# BUHÉ

# ER SÆNT,

GUET

## RÉFLEXIONEU SPIRITUEL

Ar ou Œvreu caërran.



É GUÉNÈD,

É TY J.-M. GALLES, IMPRIMOUR EN EUTRU ESCOB,

É ru er Préfectur.

1839.

# BUHÉ ER SÆNT

GUET

# RÉFLEXIONEU SPIRITUEL

AR OU ŒVREU CAERRAN,

PÉRÉ E ELLE CHERVIGE DE VÉDITATION EIT PEB DÉ ABAD ER BLAI;

## HAC UN INSTRUCTION

*Eit disquein forh æz gobèr méditation pé oræson, péhani e elle chervige memb d'er ré ne houyant quet leine;*

LAQUEIT É BRETON GUÉNÈD

DRÉ UR BÉLÊG AG EN ESCOBTI.



É GUÉNÈD,

É ty J.-M. Galles, Imprimour en Eutru Escob, é ru er Préfectur. — 1839.

# DE ROUANNÈS ER SÆNT.

GUÉRHIÈS VARI, merh d'en Tad Eternel, mam de Zoué er Mab, prièd d'er Sperèd-Santel, Rouannès en Ælèd hac en ol Sænt, hun Avocadès, hur Patromès hac hur Mam; d'oh-hui-é é offran hac é çonsacran el livre-men. Inouret-ean, mé hou suplie, ag hou protection. Obtenet d'er ré el leinou ur sperèd a oræson, eit ma teint, dré en excelciee santel ag er méditation, de gonsiderein a barfæt, de laquat dòn én ou halon ha de hélie ind-memb en exampleu caër e gaveint én-ou.

Groeit, dré hou ç'intercession, ma elleint, én ur bratiquein ur moyand quer bras a salvedigueah, quer recommandet dré Jésus hou mab, ha quen agréable d'oh-hui-memb, méritein er honheur de gresquein un dé en nombre ag er Sænt én Nean, eit guellein, é compagnoneah caër en ol Speredeu eurus ag er baraouis, contamplein, mèlein ha glorifiein en Drindèd adorable abad en éternité. El-cé revou groeit.



# AVIS

## *Eit dougue de leine buhé er Sænt.*

Er ré e leinou el livre-men guet un intantion vad, e dennou, guet græce Doué, ur pourfit bras a nehou, é tisquein, dré example er Sænt, hum santefiein ind-memb; ne verne é péh stad é veint, a béhèd pé a hræce, a glinhuèd pé a yehaid, a beuranté pé a bihuidigueah, é tenneint perpet a nehou un avantage ha secour bras : er béherion e gavou énou remædeu excellant eit gùellat er goulieu ag ou inean; er ré juste e gavou er moyand d'hum gonservein é græce Doué; er ré goane moyandeu eit hum gribuat; er ré peur hac affliget, leçonieu a batiantæt péré e rei dehai cârein ou ſeuranté memb hac ou afflictioneu; er ré pihuic instructioneu a garanté hac a humilité péré ou dougou de soulagein misérieu ou nessan ha de zisprisein madeu ha pligeadurieu er bed, eit desirein ha clasque hemb quin madeu ha pligeadurieu en Nean.

Un dra vad ha mêlable-é leinein én tyegueaheu buhé er Sant pé er Santès a béhani é rér er gouil : quement-cé e chervige de ol en dud ag en ty, bugalé ha serviterion, eit hum instrugein ar ou devérieu principal, péré e zou comprenet é bèr guirieu él livre-men.

Er memb livre e elleh chervige hoah eit gobér én ilis, é presance en ol, ul lectur spirituel goudé er gospereu, èl, par-example, e mès gùélet er gobér é mar-a-barræs.

Aveit pourfitein a vuhé er Sænt, n'hum goutantet quet a hé leine hemb quin; mæs groeit hoah méditation ar er péh e boès leinet; hac aveit m'hum zouguehet hui-memb a galon vad d'hobér méditation, en hou pedan d'hobér leine pé de leinein hui-memb en instruction e gavehet amen arlerh, pé d'er bihannan, dalhet chonge ag ur poënd benac ag er vuhé hou pou leinet, eit allume én hou calon, durant en dé-cé, santimanteu mad ha santel.

Chetu azé en usage mad e ellet gobér ag el livre-men : mar pourfitet a nehou èl ma tesiran, hou téieu e vou ol santel, ha dré hræce Doué, é tehet a nebedicgueu d'hobér èl er Sænt a béré en hou pou admiret er vertuyeu.

# INSTRUCTION

## *Ar er pourfit e ellér tennein ag er méditation.*

Ur huirioné sôn-é penaus néo d'omb quet capable, hemb er secour a hræce Doué, d'hobér en disterran vad eit hur salvedigueah, pas memb d'hur bout ur chonge mad a hanamb hun hunan; ne ellamb quet ehué sortie ag er stad miserable a béhèd, na feahein hur fal inclinationeu, nameit dré er secour ag é hræce.

Ar en nécessité-zé hun nès a hræce Doué é peb occasion é ma diazéet en nécessité ag en oræson, péhani e zou ur moyand en dès Jesus-Chrouist instituet ean-memb aveit en dout-hi. Chetu ehué perac en Ilis e guenigue d'hé bugalé en oræson èl ur moyand cribue de laquat de zisquen én ou halonęu, ha de gonservein én-hai er græce divin-zé, péhani e zou buhé ou ineanneu.

En Tadeu santel ag en Ilis en dès recommandet drès pebtra en oræson a galon, pé er méditation, péhani e hanhuant alhué en Nean, er *mân* é péhani é ma en ol doustér ag er vertuyeu, ur vamen ag en ol græceü hac ag en ol madeu ag er vuhé spiritueł; bout-zou memb ag en Taden santel-zé hac en dès laret penaus ne gompreènt quet é oé possible conduyein ur vuhé crechęn hemb en oræson a galon. Mæs arlerh tout, consideret ou dès ol en oræson a galon èl forh agréable de Zoué, ha forh pourfitable eit en ineanneu, èl er moyand æssan hac assurettan eit hum salvein, èl er hapaplan d'hui laquat de gassat er péhèd, d'hobér d'emb istimein ha cârein er vertu, ha d'hun dougue de chervige Doué.

Dré en oræson é ta mab-dén de gonze calon ha calon doh Doué : péh un inour! péh un avantage! Én oræson-é é ra Doué d'un dén é hræceu guet larganté, é ra sclærdér d'é sperèd ha tuemdér d'é galon, hac anfin é cargue é inean ag un doustér péhani e zou infinimant gùet ha brassoh eit en ol joéieu ag er bed. Avantageu quer bras ha quer caër ne zelichènt-ind hun dougue de bratiquein un excelcice quer santel!

Mæs, e larehet-hui marcé, ne houyan quet gobér oræson, ha memb ne mès quet en amsér d'hé gobér. De guement-cé

me rescondon de guetan, mar laret ne hoès quet amsér, dré ma hoès hilleih a labour, ne ellet-hui, d'er bihannan, gobér oræson d'en déieu Sul pé Gouil? Ne gavet-hui d'en déieu obérad memb, ne verne péguement a labour hou pé, en amsér eit quemér hou predeu? Ne ellehoh-hui ehué, én ur réglein mad hou ç'amsér, cavouet un hantér ær, pé ur hard ær, aveit rein d'hou ç'inean ur magadur spirituel a béhani en hé dès quement a zobér. Mæs laqueit memb é vehé gùir n'hou péhé quet a amsér mar-a-huéh, groeit enta neré 'hou ç'oræson én ur monnet d'hou teuéh pé én ur hobér memb 'hou 'labour, meit ne gleuehet quet a drous én dro d'oh. Mar e hoès er gustume de larèt a vêg hilleih a bedenneu, é ellehet, mar cåret, berrat darne a nehé eit hou pout en amsér d'hobér oræson a galon, péhani, a dra sur, e vou agréaploh de Zoué hac a béhani é tennehet avantageu brassoh eit avance hac assurein hou salvedigueah.

Mar laret ne houyet quet gobér oræson; eit en desquein, leinet en nâu chapistre quetan ag en eile parti a livre *en Or ag er Vuhé devot*, é péhani é cavehet er péh e zou necessær eit gobér erhat oræson. Hac é cas n'hou pehé quet el livre-cé, hui e gavou amen arlerh ur fæçon d'hobér oræson, a béhani é vou æssoh d'oh derhel chonge.

---

## *Fæçon d'hobér oræson.*

De guetan, eit gobér oræson, hum laqueit é presance en Eutru Doué, de larèt-é, chonget penaus en hou cuèle, en hou cleu, hac é ma preste d'accordein d'oh er péh e houlennehet guet-ou. Adoret é Vajesté souveræn guet en ol respet a béhani é oh capable. Hanàuet ne véritet quet hum bresantein dirac un Doué quer bras ha quer santel; goulennet guet-ou pardon ag hou péhedeu, eit ma vehet gùel disposet de receu é hræcen. Goudé m'hou pou hum laqueit é presance Doué ér fæçon-zé, goulennet guet-ou guet confiance er græce d'hobér un oræson vad. Pedet er Sperèd-Santel de rein selærdèr d'hou sperèd, de duemmein ha d'abrasein hou calon. Ér bagen 19, amen arlerh, é cavehet ol quement-cé merchet én ur fæçon n'hou pou nameit leine.

D'en eile, leinet er hairioné ar béhani é het d'hobér méditation. Mar choéget d'hobér méditation buhé ur Sant

benaé, pé meinb er réflexion e zou arlerh, consideret zôn er péh e zou a vrassan conséquance é mesqqe ol er péh hou pou leinet pé clenet leine, hac er péh e ellehet gùel hélie pé laquat é pratique. Groeit réflexion, gùellan ma ellehet, ar er péh e seliet méditein. Considéret er mad e zou queniguet d'oh eit m'en bélichet, pé en droug e laquér dirac hou teu-lagad, eit m'hum hoarantchet doh-t-ou. Chonget a barfæt péh quen avantajus-é gobér er mad-cé, ha péh dommage e dennér ar en inean é hobér en droug-cé. Examinet ha bai e zou bet a siaguênt fidel d'hobér er péh e seliôh ar guement-cé, pé ha bui e hoès manquet d'er poënd-cé. Ma ne hoès quet manquet, trugairéqueit Doué péhani en dès reit er græce-zé d'oh, ha queméret er résolution de vout hoah fidelloh én amzér de zonnet; mar e hoès manquet a hobér er péh e seliôh, goulennet pardon guet Doué quentéh; ha goudé hou pout queméret er résolution ferme ne vanquehet quet mui, dré er secour a hræce Doué, examinet péré-é en occasioneu e zou bet caus d'oh de béhein, ha beah a nezé ér résolution d'ou huittat aveit mad.

A pe vou achihue hou ç'ormeson, trugairéqueit Doué ag er græceu en devou accordet doh én-hi, ag er sclærdér, ag er santimanteu mad ha santel en devou bet reit d'oh. Anfin goulennet guet-ou en nerh hac er hourage de serhel guet fidélité doh er résolution hou pou queméret; goulennet er græce-zé dré véritea Jesus-Chrouist, dré intercession er Huérhiès Vari, hou ç'Æl-mad, er Sant pé Santès a béhani en hou pou leinet er vuhé, hac er Sænt aral de béré en e hoès muihan devotion. (*Er bagen amen arlerh é cavehet chué quement-cé scrihuet pèn-d'ar-bèn.*)

Goudé hou ç'oræson, eit conservein er sperèd a zevotion, chonget liès en dé-cé ér péh en devou bet plantet donnan én hou calon hac hou pou cavet gùellan eit hou ç'avancemant spirituel. Er poënd-men e zou hanhuet er boquet spirituel, hac e zou expliquet é hirroh consen é livre *en Or ag er Vuhé devot*, ér bagen 68.

Mar hum laquet èl-cé a galon vad d'hobér méditation, é espéran a visérieorde en Autru Doué é accordou d'oh en donæson a oræson, péhani hou secourou bras de gondute ur vuhé devot, hac é cavehet hilleih a gonsolation én exercice santel-men.

## INDULGEANCEU DE VIRHUIQUIN

*Accordet d'er ré e ra oræson a galon.*

Benœd Pab pearzecvèd ag en bambre, d'hur berdér inourable Escobèd, salud ha bénédiction apostolique.

Èl neu dès quet aveit en dud péré en dès er malheur de vout forbet ag en accustumance santel de sevise calon ha calon doh Doué, èl doh ou brassan ami, moyand erbet pourfitaploh dehai, ha necessærroh eit receu é sclærdér hac é inspirationeu, eit hum sougue bet-ou dré sesirieu devot ha gredus, eit hum joéntein doh-t-ou dré santimanteu a garanté, eit gobér ou salvedigueah, aveit en oræson, péhani e zou avel ur squél mystérius dré béhani en inean e hum sàue ag en doar betac en nean; péhani e zou un in-clasque ag en treu ag en nean, un desir ag er madeu éternel, un union guet er Sperèd-Santel hac un devis doh Doué; avel ma teliamb, a hènd-aral, hur bout eune ag er malheur a béhani é conze er Profæt : *ol en doar e zou én un désolation vras, rac nen dès dén ne zisqueune én-ou é human dré réflexioneu són;* é ma un dra forh vad avertissein en dud fidel ag er hourhemén péhani hun oblige de bedein perpet, aceh-fin, én ur bresantein de Zoné hemb cesse hur pedenneu hac oræsoneu, joéntet doh hun acteu a drugairé, ma pligeou guet-ou selìet guet truhé doh-emb ha gobér d'emb santein en effédeu douce ag é vadeleah hac a é visericorde. Rac-cé ehué er Pabèd én hur rang, condnyet dré er Sperèd-Santel, en dès bet digueoret trésol en Ilis aveit inspirein gùel d'er grechénion fidel er pratique dalhable ag er beden, hac aveit quément-cé en ou dès accordet mar-a-indulgeance.

Douguet ni-memb dré exampleu mêlable er ré e oé quênt eit omb, ni e accorde en indulgeanceu merchet amen arlerh d'er ré e rei en excelcice ag en oræson a galon pé méditation, avel ma yamb d'en disclærieiu.

De guetan, é accordamb indulgeanceu a seih vlai d'er ré e zisquou én ilisieu pé é léh aral, é publique pé é particulièr, er fæçon de bedein pé de véditein, ne verne é péh mod e vou, d'er ré n'er gouyant quet, èl d'er ré e assistou én instructioneu devot-cé, quel liès gùeh èl ma receueint er Communion santel guet ur sperèd a huir benigen, ha ma

*vireint* er honditionen hun nès laret; de larèt-é, *disquein d'er ré ne houyant quet er façon d'hobér méditation, pé assistein én instructioneu-zé*; open, ni e accorde indulgeance pléniér, ur huéh peb mis, d'er ré e rei réglet mad en instructioneu-zé ha d'er ré e assistou én-hài, péré, guet ur sperèd a huir benigen, e recenou er Gommunion santel, hac e offrou de Zoué pedenneu devot aveit er peah étré er Brincèd crechénion, aveit goulen ma vou dismantet en ol hérésieu, ha ma cresquou gloër hur Mam santel en Ilis. En indulgeance-zé e ellou bout gouniet de choége ha commodité peb-unan, hac e ellou bout offret eit en ineanneu fidel tremeinet.

Accordein e ramb hoah, ur huéh peb mis, indulgeance pléniér d'er ré péré, abad ur mis, e rei bamdé un hantér ær, pé d'er bihannan ur hard ær a oræson a galon; péré en dès ur gùir gontrition a ou féhedeu, ou hovessei hac e gommuniou guet en dispositioneu necessær, hac e offrou de Zoué pedenneu devot eit er peah, etc.

Reit é Rome, é Santès-Mari-Majeur, en huézecvèd a vis Dû, er blai 1746. – Sinet Cajetan-Aimé, en huéhvèd blai ag hur paboni.

*En ol e elle gounie en indulgeanceu-men, péré e zou ag er ré caërran ha pourfitaplan e zou bet accordet jamæs, hac e elleh memb bout jamæs accordet; rac nen dé quet quen diæz gobér oræson èl ma chonge hilleih a dud, avel m'er guélehet én instruction amen arlerh, péhani hou pedan hoah de leine.*

## INSTRUCTION ARAL,

*É péhani é cavou peb-unan ur moyand æssoh hoah ha berroh aveit gobér oræson, hac e elle chervige é spécial d'er ré ne houyant quet leine.*

Ma n'hum gavet quet instruget assès dré er fæçon d'hobér oræson e zou amen é raug, ha dré er péh e zou merchet é livre *en Or ag er Vuhé devot*, ne chonget quet é ma un dra impossible d'oh gobér oræson, ha ne gollet quet courage. Ne houlennan guet-n-oh nameit un tamicg volanté vad, ha ma héliehet en avis e ran d'oh amen. Mar er groet, é vehet, dré græce Doué, capable d'hobér oræson ha d'hé gobér erhat.

*De gentan*, mar gouyet leine, bout-zou mar-a-livre é péré é cavehet méditationeu scribuet hac expliquet pèn-d'er-bèn; de larèt-é, *en Or ag er vuhé devot; Colloqueu er Halvar;*

*Considérationeu santel; Méditationeu aveit gobér orœson ar en Aviel ag en ol salieu ag er blai.* Nen dès nitra æssoh eit gobér orœson guet el livreu-cé. Ne hoès meit leine posot mad er méditation èl m'en dé merchet én-hai, doh hum arrestein ar er péh e antréou donnan én hou calon, hac e allumou én hou ç'inean santimanteu devot. Guet unan hemb quin ag el livreu-cé é tisquehet echoalh gobér hou ç'hunan méditation pé orœson ar bep sorte gùirioné, ar er réflexioneu e zou él livre-men hac ar guement lectur mad hou pou groeit.

Ma ne houyet quet leine, hui e ellehé martezé chongeal na hoès quet assés a sperèd nac a siance eit gobér orœson; en guement-cé é rescondein d'oh penaus en ineanneu simple e blige d'en Eutru Doué, ha penaus billeih a simplicité e zou un disposition gùel eit gobér orœson, aveit nen dé billoih a siance.

Mas larét e ellehoh hoah penaus ne ellet meit mare-huéh cleuèt ul lectur devot benac eit gobér méditation. Aveit miret n'hou pou mui digaré erbet, é larein d'oh penaus commancemant en orœson e zou perpet er memb; de larèt-é, é commanceér peb orœson dré hum laquat é presance Doué, ha dré boulenne guet-ou er sclærdér hac er græce d'hobér orœson èl ma faut.

Er fin ag en orœson e zou ehoé perpet er memb; de larèt-é, én ur achibue en orœson é trugairéquér Doué ag en ol santimanteu mad en dès reit d'emb én-hi, hac é boulennér guet-ou en nerh de laquat é pratique er résolutioneu queméret. Nen dé quet diæz d'oh derhel chonge a guement-cé.

Ne vanque mui d'oh-enta nameit gout er betra é ellehet gobér méditation, hac é péh fæçon é ringuet gobér méditation ar er hùirioné hou pou choéget. En dra-zé nen dé quet hoah diæz; rac, *de guetan*, hui e elle méditein ar bassion hur Salvér. A pe gonsiderehet péguement en dès souffret eit hou prenein, ha ma contamplehet er vrastet ag é garanté én hou quevér, ha hui e vou ingrat assès eit refuse dehou hou caranté? Allumet enta nezé én hou ç'inean ur garanté vras doh Jesus-Chrouist, ha sellet petra e zeliet gobér eit ranteín dehou caranté eit caranté. Ne faut quet davantage eit gobér un orœson vad. En ol lod vad a fæçonieu é ellér gobér méditation ar bassion hur Salvér, hac er péh hun nès laqueit amen, nen dé nameit aveit chervige de scuir.

*D'en eile:* ellein e ret gobér méditation ar er fineu dehué

han, ar er marhue, er jugemant, er baraouis hac en iffern.

Peb-unan a hourheméneu Doué ha ré en Ilis e fournissou d'oh ur moyand d'hobér méditation. Èl m'en dé laquat reihtæt ér vehé-é er fin e seliér en dout én oræson, er ghellan oræson-é en hani e ra d'emb meihan a gas doh hur péhedeu ha meihan e hoant d'hum gorrigein ; èl-cé é rér ur méditation vad, a p'hum examinér erhat. Doh hum arrestein enta ar unan a hourheméneu Doué é particuliér, consideret petra e ordrenne ha petra e zihuenne ; quement-cé e hoès clenet, hac e elliet hoah clenèt ér hatechim ; consideret penaus é ma Doué e ordrenne quement-cé d'oh, eit de béhani é teliet obeissance. Consideret péh quer juste-é er hourhemén-cé, péh quen avantajus-é, péh quen æs de virèt ha péh quer ræsonnable. Goudé en dra-sé, examinet ha hui hé goarne pé n'er groet quet ; hac é huélet er fauteu e hoès groeit, hou péet én hou ç'ineau ur guir guer ha glabar eit en amzér tremeinet, ha queméret er résolution crihue d'hé miret guel én amzér de zonnet.

Hui e elleu gobér ehué hou méditation ar bep-unan ag er seih péhèd capital, én ur gonsiderein er malice hac er vræstet ag er péhèd-cé ; én ur gonsiderein péguement é tisplige de Zoué, ha péguement a sommage e ra d'oh, doh hum examinein goudé quement-cé, èl ma hoès guélet amen ar hourheméneu Doué. Groeit neoah liessoh hou méditation ar en hani eit péhani é santehet en o hoès mui a inclination.

Ellein e ret hoah gobér méditation ar unan-benac ag er vertuyeu pé thologal, pé cardinal ha moral. Chonget é petra é consiste er vertu-sé, revé m'en disque hoah er hatechim. Consideret péh sorte ræson hou ç'oblige de boénein eit hé fratiquein ; consideret péh quen agréable-é de Zoué, péh quen avantajus-é d'oh ; sellet péh sorte fauteu e hoès groeit énep d'er vertu-sé ; goulennet guet Doué pardon ag hou ç'infidélité, ag hou manque a gourage, ag hou lisidandæt, ha chonget a béh moyand é teliet hum chervigein eit pratiquein guel er vertu-sé.

Peb-unan ag er seih goulen ag en oræson Dominical, pé er *Bater*, e fournisson hoah d'oh ur moyand d'hobér méditation.

Pe rehet hou ç'oræson ar en dairvèd goulen, *Hou volanté revou groeit ar en doar avel én nean*, groeit èl ma ras hur Salvér ér jardrin Olivèd. Larèt e ras mar-a-hueh d'é Dad er

*honnest-men : me Zad, hou volanté revou groeit, ha non-pas me hani-mé.* Ne féhoh quet gobér gùel orœson aveit en hani en dès groeit Jesus-Chrouist. Chonget enta é quement-tra e ra poén d'oh hac hou ç'afflige, hac aboeisset guet ur résignation parfæt de volanté Doué. Mar e hoès ur boén benac a sperèd, mar e hoès un néhance pé un trebil benac, laret, én drespet d'en ol boén e santet : *me Salvér, chetu amen ur halice huerhue d'ivèt, m'hou pède d'er péllat doh-eign, mar dé possible : neoah hou volanté revou groeit, ha non-pas me hani-mé.*

Mar goal-gonzér a han-oh hemb ræson, mar d'oh disgriset, mar d'oh persécutet, laret : *me Zad ha men Doué, chetu ur halice a vèh hac a gonfusion e zou presantet d'eign ; m'hou pède, mar dé possible, d'er péllat doh-eign : neoah hou volanté revou groeit, ha non-pas me hani-mé.*

Mar d'oh clan, mar d'oh peur, laret : *ah! me Zad ha men Doué, chetu ur halice anquinus ha huerhue eit on ; m'hou pède, mar dé possible, d'er péllat doh-eign : neoah hou volanté hui revou groeit, ha non-pas me hani-mé.*

Péh quer caër-é en orœson-men! péh quer consolable ha péh quen æz-é d'hobér !

---

## AVERTISSEMANT.

Supposet ne gavehoh quet é buhé er Sant hou pou leinet, nac ér réflexioneu e zou arlerh, ur moyand a véditation jaugeable doh-oh, revé hou condition pé en disposition é péhani en hum gavet, er péh n'arrihuou quet liès, hui e ellou en dé-cé gobér er memb méditation hou poé groeit en dé quênt. Hilleih a ineannen mad ha devot en dès custume d'hobér ur memb méditation deu pé tri dé lerh-oh-lerh, aveit laquat donnoh én ou sperèd hac én ou halon er huirioné ar béhani é broant méditation.

*Eile avis.* Pe gavehet dihue pé tair réflexion arlerh buhé ur Sant benac, choéget en hani e jaugeou gùellan doh-oh eit gobér méditation. Unan hemb quin e zou assès eit occupein hou sperèd durant ur hard ær, ha memb un hantér ær. Gùel-é méditein erhat ar ur huirioné, aveit uen dé méditein én ur bassein diar mar-a-hani.

*Trivèd avis.* Ma ne hoès quet comprenet selær assès er jæçon d'hobér orœson, leinet-hi hoah dihue pé tair gùéh,

ha hui hé homprenou gùel-ar-huel ; hac hou péet ebué er garanté d'hé leine d'er ré n'ou dès quet er memb avantage e hoès-hui, de ellein hé leine hui-memb.

*Dehuéhan avis.* El ma clasque perpet anemis hur salvedigueah hun distroein ag er mad, ne vanquou quet a glasque hou tistroein ag en excelçice ag en oræson hac a hobér d'oh cavouet mar-a-zigaré eit hé lezel, dré ma banàue en avantageu bras e ra d'oh ; mæs ne çheleuet quet doh é drompereah, ha mar groa é hossible eit hou colle, groeit ag hou tu hou possible eit hum salvein, doh hum chervige ag ur moyand quer mad ha quer puisant eit assurein hou salvedigueah, èl m'en dé er méditation. Guet a bræcen ne dennehet-hui ar-n-oh abad hou puhé dré en excelcice santel-zé, ha péh consolation ne gavehet-hui gondé én ær ag hou marhue ! En ær dehuéhan-zé é carehoh hou pout groeit bamdé oræson ; commancet enta a vremen d'hé gober.

*Ne gavehet quet él livre-men er Gouilieu e ya hac e za, èl Pasque, er Pantecouste, etc. Én Instructioneu santel é cavehet er péh e selle er Gouilieu-cé.*

---

## PRÉPARATION

*Eit en oræson e zeliér gobér ér hommancemant a bep méditation.*

Nen dé quet neoah requis prononcein er honzeu, hui e ellou, mar caret, hum goutantein ag ou larèt a galon.

---

*Er merche-men *, pé er stiren e gavehet amen, e senefie penaus é teliet hum arrestein énou un tamicg, eit laquat de zisquen donnoh én hou ç'inean er huirioné-zé, pé aveit alluanein muyoh-mui er santimanteu mad-cé én hou calon. A pe gavehet dihue stiren ** en hum arrestet un draïc-benac muyoh.*

### *Peden a breparation quént er méditation.*

Men Doué, me grède parfæt é ou amen én hou presànce, hac é huélet bet er santimanteu segretan a me inean. * M'hou ç'adore a greis me halon ; hou ç'hanàuein e ran eit me mæstré souveræn, édan autorité péhani é on eit en amzér hac eit en éternité. Me offre d'oh, ém feurranté, en ol adorationeu e rante d'oh en Ælèd hac er Sænt én nean hac en ineanneu santel e zou ar en doar. Pihue on-mé eit hum bresantein dirac oh,

men Doué, hac eit conze doh-oh! Hui e zou er santeleah memb, ha mé nen d'on meit ur péhour. Sellet a druhé doh-eign, men Doué, hui péhani ne hoès jamæs rebutet ur galon glaharet hac humiliet. Purifiet m'inean a ol er péh e elle displigein d'hou Majesté, aveit ma vou gùel disposet de reçeu hou cræceu. ** Men Doué, disposet me sperèd ha mé halon aveit hanàouet er péh e houlennet guet-n-eign; disquet-mé d'hobér erhat en oræson-men aveit hou cloër ha salvedigueah me inean; disquet d'eign er péh e zellan goulen guet-n-oh, hac er fæçon d'er goulen. * Hanàouet e ran ne véritan hanni ag hou tonnæzoneu. É mériteu Jesus-Chrouist me Salvér é laquam me ol gonfiance hac én hou madeleah infini, ô men Doué! Gùérhiès Vari, me Æl-mad, me Sant Patrom, pligeèt guet-n-oh intercédein aveit on.**

*Goudé hou pout groeit èl-cé hou préparation, leinet er huirioné ar béhani é hroet méditation, hac héliet er péh e zou merchet amen é raug*, pagen 5.

---

## CLOSADUR

*Ag en oræson e zeliér gobér ér fin a bep méditation.*

M'hou trugairéqua, men Doué, a greis me halon, ag er sclærdér, inspirationeu santel ha chongeu mad e hoès reit d'eign durant en oræson-men. * M'hum offre doh tout antiér, ô men Doué! aveit hou chervigein guet fidélité, guet ur gùir garanté. *

Me offre d'oh er résolutioneu mad e mès qemérét én oræson-men, ha péré e hoès inspiret d'eign; reit hou pénédiction dehai, ha groeit ma vein fidel d'ou fratiquein. * Hanàuein e ran men goanedigueah, men dibarfection ha me fragilité. Reit d'eign enta, men Doué, dré hou madeleah, dré hou miséricorde, en nerh hac er hourage de laquat é pratique er péh e hoès hui-memb inspiret d'eign. Er græce-zé e houlennan guet-n-oh dré vériteu me Salvér. Gùérhiès Vari, me Æl-mad, me Sant Patrom, ha hui ol Sænt ha Santésèd, pligeèt guet-n-oh hum impléein eit on étal en Eutru Doué. **

*Amen é rehet hou poquet spirituel, èl m'en de expliquet é raug, ér fæçon d'hobér oræson, ér bagen* 6. *Laret neze ur* Bater *hac un* Ave Maria *guet en ol grèd possible, aveit pedein en Eutru Doué d'hou crihuat én hou résolution mad, hac eit laquat hou ç'oræson édan protection er Huérhiès.*



# CIRCONCISION
## HUR SALVÉR
# JESUS-CHROUIST.

*Quetan dé a vis Guenvér.*

Crechénion, hui péré e zesine méritein un éternité eurus dré en implé mad ag hou plaïeu, commancet er blai-men guet grèd hac ur volanté courajus de rantein ol hou tevérieu de Zoué en Tad ha d'é Vab deit de vout dén. É garanté hou ç'oblige de guement-cé; hac a vihannoh passein eit tud ingrat, ne ellet quet refuse cârein Jesus-Chrouist, péhani en dès hou câret én ur feçon m'en dé bet bihan dehou dis-q..en ag en nean, hac hum hobér dén, eit hou salvedigueah. Mes open quement-cé, eih dé goudé bout bet gannet, ean en dès bet hoah vennet aboeissein de lézen er Circoncision, eit commance en œvre ag hou rédamption, hac ér memb amzér, eit hou e'instrugein, én ur rein d'oh en example ag er vertuyeu excellentan.

El lézen ag er Circoncision en dès bet reit Doué d'Abraham, e ordrenné penaus en ol pantrèd, eih dé goudé ou gannedigueah, en devehé bet receuet er Circoncision. Hur Salvér ne oé quet obliget d'er cérémoni poénius-cé; neoah aboeisset en dès bet dehi; *de guetan*, eit rein d'emb un example caër a humilité; *d'en eile*, eit rein d'emb un example ag ur

aboeissance parfæt, én ur bléguein d'el lézen én hé ol poënden ha circonstanceu; *d'en drivèd*, eit hun disquein de gonduie ur vuhé mortefiet ha de gârein er souffranceu; *d'er buarvèd*, eit discoein d'emb é garanté infini, én ur gommance quen abret scùille é Oaid aveit omb, én tretan er scùille, bet en dapen dehuéhan, ar er groéz aveit rémission hur péheden.

El ma oé ehué er gustume él lézen ancién rein un hanbue d'er vugalé a pe receuènt er Circoncision, péhani e oé èl ul limage ag er Sacremant a Vadient él lézen a græce, é oé bet reit d'er Hroaidur divin-men, a berh en Tad Eternel, en hanbue a JESUS, èl m'en disquamb dré er honzeu e adressas en æl d'er Huérhiès Vari, a pe zas d'hé saludein ha de zisclærieín dehi é oé choéget eit bout mam de Salvér er bed: *Hui e gonceuou hac e laquou ér bed ur mab de béhani é rehet en hanbue a* JESUS.

## RÉFLEXION.

Jesus-Chrouist e ra d'emb ér mystér-men ur merche bras ag é garanté hac ag en desir berbuidant en dès d'hur salvein. Discoamb ehué dehou hur haranté, ha beèmb sourcius de labourat ni-memb eit hur salvedigueah; rac chetu azé er péh e boulenne guet-n-emb: ha chetu er haërran merche e ellamb rein dehou ag hur haranté. Jesus en dès groeit ag é du ol er péh e oé requis eit hur salvein, hun délivret en dès a bouvoër er goal-sperèd; obtenet en dès græce aveit omb guet Doué é dad, ha reit en dès d'emb en ol moyandeu a salvedigueah; mæs goudé quement-cé ol, ma ne ramb un usage mad ag é hræceu, é ol labourieu, é ol souffranceu, ol er goaid en dès scùillet, e vou hemb pourfit aveit omb; mar lausquamb a costé, mar disprisamb hur salvedigueah, ni e refuse dehou er péh e zesire muihan, er joé d'en devout hur salvet. Péh ur hæ n'hur bou-ni un dé mar hur bé manquet a hum salvein goudé hur bout bet ur Salvér èl-cé? Chetu déja mar-a-vlai passet, ha martesé collet eit omb; penaus é tremeinehemb-ni hennen?

*Eile réflexion.* Inouramb en hanbue santel a Jesus ha prononçamb-ean liès, mæs perpet guet respet, guet confiance ha guet devotion; chongeamb, a p'er prononçamb, ér péh en dès groeit ha souffret Jesus eit omb; considéramb é garanté, é vadeleah, é visércorde én hun andret. Én hun ær

dehuéhan, en hanhue a Jésus e vou laret hac inspiret d'emb aveit rein d'emb courage aveit hur brihuat énep d'er sponte hag en dougeance ag er marhue : er gonse dehuéhan-é e vou groeit d'emb prononcein; hum accustumamb enta a vremen d'er prononcein guet peb sorte respet, aveit guellet, én hun ær dehuéhan, goulen secour dré-z-ou guet muyoh a gonfiance.

En hanhue a Jesus e zou respettable eit en Ælèd, terrible eit en diaulèd, hac ur vamen a gonsolation aveit en dud : *ha hui hum gave triste*, emé sant Bernard, *prononcet a galon en hanhue a Jesus, ha hui hum gavou consolet. Ha troublet oh-hui dré er rebreicheu a hou counciance? quentéh èl m'hou pou prononcet en hanhue santel a Jesus, é vou carguet hou calon a gonfiance, hac en tantour e gommançou péllat. En hanhue a Jesus e ra sciulle dareu douce durant en oræson; ean-é e ra ur hourage nehué ér brassan dangérieu. Pihue, goudé en deut goulennet secour dré en Hanhue adorable-zé, nen dé bet secouret quentéh? Pihue-é en hani péhani, burtellet guet er brassan tantationeu, hac attaquet dré en anemisèd dangerussan ag er salvedigueah, en dès bet recour doh en Hanhue santel-men, hemb en dout gouniet er victoër ar nehai? En hanhue a Jesus e zou un hanhue a nerh ér hombatteu*, emé er memb Sant, *un hanhue a sclærdér én dangérieu, un hanhue a gonsolation én trebilleu ag er vuhé, un hanhue a salvedigueah én ær ag er marhue aveit er ré en dès ean bet scrihuet don én ou halon durant ou buhé.*

Laramb enta liès a galon, durant hur buhé, er homzeu douce ha tinér-men :

*O me Jesus! ô me haranté!*
*Revehet ém halon hac én noz hac én dé.*

---

*En eile dé à vis Guenvér.*

SANT BASIL, ESCOB HA DOCTOR.

SANT BASIL, guénedicg a Cappadoce, mab de Santès Emméli, ha brér de sant Gregoër Escob a Nysse, e hum rantas abil bras én ol sianceu, én ur hobér é studi ér guér a Athène. Mæs èl ma oé deit quentéh de hanàouet péh quen distér-é sianceu er bed, ean e guemeras er résolution d'hum rein ol d'er studi ag er Scritur santel.

Hum dennein e ras én ul léh distro é province er Pont; é péh léh é pratiquas mortefications extraordinær, én ur façon ma tas de vout quen triste, que ne oé nehou meit relégueu; hac ellein e rér larèt ne vihoas, toste de dregond vlai goudé, nameit dré viracle. Quement-cé ne viras quet neçah ne labouras guet er brassan courage eit salvedigueah en ineanneu, ha gobér e ras quement a vad ér brovince-zé, ma oé bet choéget eit bout Escob a Césaré.

Er bugul-men, læn a brèd hac a gourage, e laquas ur changemant bras én é ol escobti, ha bet en doé bet er gonsolation de huélet é mesque é bobl devotion berhuidant er grechénion quetan. El ne espergné nac é labour nac é boén, eit diffarièin en hérétiquèd, en Ampeleur Valens, péhani e oé un hérétique aburtet, er menaças ag en dìvroein. Er Sant e rescondas : de béh léh é fehoh-hui me hasse? ol er bed e zou un divroemant eit on, ha ne hanàuan nameit en neañ eit men gàir bro. P'en das goudé d'en Ampeleur vennein sinein en arreste ag é zivroemant, é queméras taïr pluèn en eile goudé éguilé, hemb ellein scribue guet hanni à nehai; mæs anfin, én ur santein é zourne é creinein, ean e rongnas er papér, hac e lausquas er Sant é peah.

Anfin, goudé en dout composet paud a livreu abil hà spirituel bras, é péré é admirér nerh é sperèd, é varhuas er blai tri hand nandêc ha tri-uiguènd, d'en ouaid ag ur blai ha hantér-hand.

## *Aviseu spirituel sant Basil.*

1. En nemb en dès ur sperèd humble, hum blige é touguein ur husquemant simple ha modeste, hac e zou poset ha réglet mad én é ol extérior.

2. Dispriset hou corve péhani e zou sujet d'er marhue ha d'er gorruption; hou péet sourci ag hou ç'inean, péhani hemb quin ne varhuoo jamæs.

3. Ne staguet quet hou calon doh en treu ag er bed, pe zeliet, abret pé dehuéhat, hum separein doh-t-hai.

4. El ma pourfit en æd e hadér d'en nemb el laqua én doar, el-cé ehué er bara péhani e laquér é dourne er peur, e bourfit d'en nemb er ra.

5. Hum examinet liès ha goulennet guet-n-oh hui-memb petra oh, a béh léh é oh deit, ha petra vehet un dé. E

mèn é oèn-mé bout-zou cand vlai? é mèn é-vein-mé abèn cand vlai a vamen ?

6. Examinet de nos er péh-e hoès groeit abad en dé, hou ç'œvreu, conzeu, chongeu; ha comparaget en eile doh éguilé, eit gùélet ha hui e za ardran, pé ha hui e avance én hènt ag hou salvedigueah.

## Réflexion.

Mar d'oh sourcius ag hou salvedigueah, é teliet examinein hou counciance bamnos quênt monnet de gousquet. Én examén-cé é remerquehet, èl én ur miloër fidel, en ol fauteu ha dibarfectioneu a hou ç'inean. Sourci e hoès a sellet spis hac eau e vé ur houciadur pé un dra-benac displigeable ar hou face, eit el lemel quentéh; ne seliet-hui ehué enta, ha gout mui a cæson, clasque er sieu hac en dibarfectioneu péré e raute hou ç'inean displigeable de Zoué, eit ou lemel a hou calon hac hum gorrigein a nehai ?

Mar en dès un dén a affær sourci eit réglein bamdé é gouteu, guet eunn a ancoéhat un dra-benac, pé a fario; péh sourci ne zeliet-hui hou pout eit réglein er goute vras e zeliet un dé canteín de Zoué a hou ç'ol œvreu hac a ol er græceu hou pou receuet guet-ou én hou puhé? Eit gobér erbat enta un examén quen necessær, goulennet de guetan guet Doué é sclærdér hac é græce eit hanàouet hou péhedeu, ér memb fæçon ma rei d'oh ou hanàouet én ær a hou marhue. Chonget goudé é péh léh é oh bet, guet péh sorte tud é oh bet, eit hanàouet gùel, dré guement-cé, ol er péh e hoès groeit abad en dé. Examinet péh sorte fauteu e hoès groeit dré œvreu, conseu, desirieu, chongeu. Arlerh hou ç'examén, groait un acte a gontrition, ha quemérat er résolution ferme d'hum gorrigein. Chonget ehué ér moyandeu d'hum hoarantein doh er péhèd én amzér de sonnet. Hum laqueit ér stad é péhani é tesirehoh bout cavet én ær ag hou marhue. Hou puhé e dremeinou èl mei tremeinet en dé-cé, ha martezé en dé-cé e vou en dehuéhan ag hou puhé. Ha hui e garehé monnet dirac Doué hemb hou pout goulennet pardon guet-ou? Mar hou pehé bet én hou ç'examén er bonheur d'hobér un acte a gontrition parfæt, er gontrition-sé e elle derhel léh er Sacremant a Benigen, é cas ma vehoh somprenet guet ur marhue subit.

## *En drivèd dé a vis Guenvér.*

## SANTÈS GENEVEU.

GENEVEU, guénedicg ag ur guér vihan hanbuet Nantér, dihue leàu doh Paris, en doé eit tad ha mam tud ag er gumun, mæs brudet dré ou vertu. Quentéh èl m'hé doé bet en usage ag hé ræson, hi hum offras hag hum gonsacras de Zoué; ha remerquet e oé bet én-hi un avistet hac un devotion extraordinær d'hé ouaid.

Én ur hoarne en devèd, hi hum laqué de néein hé héguil; hé sperèd hag hé halon perpet occupet guet Doué. Én ur sellet doh en nean, doh en heaul, el loër, er stirèd, é considéré brastet ha puissance en Eutru Doué. É sellet doh en doar, doh el lonnèd, en æd, er fréh, er guiaud, é considéré madeleah Doué, péhani e bourvæ de bep-tra én ur fæçon quen admirable.

D'en ouaid a buarzec vlai é hroas rô de chomme perpet guérhiès. Nezé é commançàs bihuein guet bara ha guet un nebedicg fàu. Tostat e ré d'er Sacremanteu ordinæremant peb sul, ha tremeine e ré en nos quênt én oræson. Goudé marhue hé zad hag hé mam, é tas de chomme de Baris, é péh léh é conduyas ur vuhé mortefiet bras.

Doué, eit purifiein hé vertu, hé affligeas dré ur hlinhuèd calet: hé horve e zas de vout goleit ag ur lovrereah quen horrible, ma oé bet queméret eit ur fal verh punisset guet Doué a gaus d'hé hrimeu. Trettet e oé bet èl ur faus devodès, ha laret e oé bet quement a nebi, m'en doé hoant er boble d'hé lahein a dauleu mein. Er batiantæt admirable, en humilité, er peah intérior e ziscoas er Santès én hé hlinhuèd hag é creis er bersécution-zé e ras hanàouet hé innoçance. Sel-mui ma oé bet humiliet ha dispriset, sel-mui é oé bet goudé istimet hac inouret; sel-mui ma oé bet affliget, sel-mui é oé bet consolet. Doué hé guèllas ag hé hlinhuèd hac e ras hanàouet hé santeleah.

Er roué Attila ar er poënd d'arrihue é Paris guet é armé aveit colle ha distrugein er guér, Geneveu e zonguas ol er boble de zistannein colér en Eutru Doué dré er beden hac er yune: ind e sentas doh-t-hi, ha quentéh en dud barbare-cé e zistroas ar ou faseu.

En un amsér a guërteri ér memb quér a Baris, Geneveu e yas de glasque æd d'er hérieu a bêl, hac hé boyage e oé bet quen eurus, m'ha tistroas quentéh guet unêc bague carguet a æd, hag é sauvas èl-cé er vuhé d'un nombre bras a dud.

Er Roué e ré un istime bras a nehi; ha dré avis er Santès-men é hroas seuel é Paris un ilis gaër, laqueit édan protection en Apostolèd sant Pierre ha sant Paul.

Geneveu, istimet guet er Brincèd hac en Escobèd ha respettet guet en ol, en doé santimanteu quen humble a nehi hé hunan, ma tas en inourieu e rantènt dehi, d'hobér dehi souffrein mui eit n'hé doé souffret é creis er persécutioneu.

Anfin ér blai puemb-cand-deuzêc, ouaidet a nàn vlai ha puar-uiguênd, ha læn a vériteu, é varhuas quer santélemant èl m'hé doé bihuet. Hé horve e oé bet douguet guet hilleih a inour de ilis en Apostolèd sant Pierre ha sant Paul, hanhuet a houdé ilis santès Geneveu, é péh léh é vé guèlet, ardran en autær vras, er châsse er gaërran hac er précieusan a France.

Ér blai unêc-cand nàu-ar-n-uiguênd, a pe oé er guér a Baris affliget dré ur hlinhuèd tuem guet péhani é varhué ur foul a dud, é oé bet disquennet châsse santès Geneveu ha douguet é préhéción. Quentéh é cessas er hlinhuèd, ha puarzêc mil dén clan é quér e hum gavas guelleit. Eit trugairéquat en Eutru Doué ag ur miracle quer bras, é inourér é Paris er mimoër a nehou d'en hoêhvèd dé ar-n-uiguênd a vis en Avènd, dré ordre er Pab Innoçand eile ag en hanhue. En devotion é andret er Santès-men e bade perpet, ha hamdé é santér en effèd ag hé frotection én necessitéeu publique ha particuliér.

### Réflæxion.

1. Geneveu é hoarne en devèd, en doé perpet hé sperèd hac hé halon sàuet trema Doué: én ur sellet doh en nean, en heaul, er stirèd, é consideré puissance infini en Eutru Doué. Én ur sellet doh en doar, doh hé devedicgueu, doh en æd, er fréh hac er guiaud, é considéré madeleah ha providance Doué, péhani e hourvæ de bep-tra én ur fæçon quen admirable, hag én dès croúéet quement-cé ol aveit pourfit hac avantage mab-dén, aveit er mâguein hac er gusquein. Péguement à vugalé youancq, occupet é hoarne el loannèd, e zehé d'hum santéfiein én ur hobér er memb réflexioneu.

*Elle réflexion.* Pe nen devehé quet Geneveu hum zissorhet dré hé vertuyeu, péh sorte istime e vehé bet groeit a nehi én hé amzér? Prince erbet hac ean en devehé bet perzet sellet doh ur verb peur diar er mæzeu, bugulès devèd, èl ma oé-hi? Mæs hé santeleah en dès groeit m'en dé bet hanàuet én hé buhé-memb guet er Rouanné. Péh sorte inour e rantér de véieu er Brincèd hac er Rouanné é ilis Sant-Denis, é péhani é conservér ou horveu? Ha guélet e rér dén erbet é stouïein ar é zeulin aveit ou fedein? Durant ma huélér bamdé er Brincèd hac er Brincésèd, er Rouanné hac er Rouannésèd é stouïein dirac hé Geneveu, aveit hé fedein hac hum laquat édan hé frotection.

Hanàuamb enta penaus é ma er vertu-é e hroa er guir noblance hac er vrastet véritable, ha penaus nen dès nameit er græce hac e elle hur rantein bras hac istimable dirac Doué ha dirac en dud.

---

*Er-huarvéd dé a vis Guenvêr.*

## SANT PIERRE-THOMAS, A URH ER HARME.

Er Sant-men, gannet é Périgor, e oé mab d'ul labourér doar, dén a zougeance Doué, mæs pour a vadeu er bed. Én amzér ma oé hoah cpoaidur, nen doé quet brassoh pligeadur eit é tressein hac é campennein ur chapelicg, é péh léh é oé limage er Huérhiès Vari, dirac péhani é tremeiné mar-a-ær bamdé. É sperèd luem hac é zevotion e ré ma oé câret guet hilleih a dud vad péré, dré ou charité, e ras dehou er moyand d'hobér é studi ér guér a Agén.

Nen doé nameit uiguênd vlai pe zas en Tad Priol a gouvand er Harme, péhani e hanàué é vertu hac é siance vras, d'er hemér eit regeantein er filosofi d'er Venéh youancq, hac hum acquittein e ras ag er gargue-cé guet inour. Quênt pél é tas en hoant dehou d'aotréein ér memb Urh, é péhani é oé bet receuet guet hilleih a joé. En ol e admiras quentéh er gréd ag é zevotion, ha drès peb-tra é garanté tinér doh er Huérhiès glorius Vari: er gonfiance vras en doé é Mam Doué, e ré dehou hum adressein doh-t-hi ér hommancemant ag é ol œvreu, eit goulen hé assistance, én ul larèt un *Ave Maria*; ha gobér e ré é bossible eit inspirein d'en ol ur res-

pet hac un devotion particuliér eit er Vam-men a brnce. Goudé m'en doé regeantet é Bourdel hac é Agén, é oé bet casset de Baris, é péh léh é oé bet receuet Doctor.

Er brud ag é santeleah hac a é soctrine yad e yas quer pêl m'er heméras er Pab eit bout étal d'ou é calité a Dhéologién. Er Sant-men en doé hoah open un donæzon particuliér aveit perdêgue : é gonzeu en doé quement a nerh hac a vertu, ma touchènt perpet er haloneu. Un dé m'en doé perdéguet ér guér a Avignon énep d'er vanité ha d'en dispigneu inutil ha fol e rér ér gusquemanten, en en doé bet er gonsolation de huélet en Damèd hac en Damezéléd ag er rang ihuellan, é casse ind-memb ou bisenïér, ou seïenneu, ou ferlès hac ou diamanteu de huerhein, aveit rannein er bris a nehai étré er beurerion.

Er Pab, souéhet é huélet é vérit extraordinær, er greas Escob ag er guér a Batri, hac er hassas, é calité a Ambassadour, de gavouet er Roué a Hongri, péhani e oé é brésel doh er Venitianèd. En Escob santel e oé bet un sel a beah, péhani e laquas accord vad étré-s-hai.

Goudé quement-cé é has, ér memb calité a Ambassadour, de gavouet en Ampeleur a Gonstantinople, péhani e oé chismatique. Hum acquittein e ras ag é gommission gueh quement a avistet, ha guet quement a brèd, m'en doé bet er joé de huélet en Ampeleur convertisset. Neué é visitas é escobti, é péhani é ras ur vad infini.

El ma tas d'er Roué a Chypre disclærïein brésel aveit gonnit en doar santel, er Pab e hanbuas Pierre-Thomas eit réglein un affær ag ur gonséquance quer bras: Quênt ma partias en armé, er Sant e ras ur perdêgue quen tuem ha quen nerhus, ma tas er Roué, ol en officerion hac er soudardèd de govessat ha de gommunieín. Neoé, lan a gourage, ind hum rantas é puar dé dirac er guér a Alexandri. Er Serrazinèd e oé deit guet un armé vras; mæs er Sant, guet ur groeeh én é sconrne, e laquas quement a gourage é caloneu er grechénion, m'ou doé gonniet er victoër ar en huguenaudèd: mes èl m'ou doé clenet larèt, é telié er Serrazinèd distroein guet un armé terrïploh, n'ou doé quet credet avance pélloh, hac ind hum dennas. Quement-cé e ras un displigeadur vras d'er Sant, péhani én un adorein segrédeu digomprenable en Eutru Doué, ha resignet é peb-tra d'é volanté santel, e

retournas de Chypre. Hum laquat e ras én ur houvand ag é urh, é péhani é chommas clan un nebedicg amzér arlerh. Goudé m'en doé bet receuet é ol Sacremanteu, é oé bet presantet dehou un dra-benac eit soulagein é galon; mæs larèt e ras, én ur ziscoein é grucefi : *chetu amen er fréhen a euhé, péhani e ra nerh d'eign, hac é péhani é ma me ol gonfiance.* Guet en dispositioneu santel-zé é varhuas er blai trizêc cand hoéh-ha-tri-uiguênd. Doué e zisclærias é santeleah dré hilleih a viracleu, hac é face e oé quer caër goudé é varhue, ma laré en ol penaus en ou doé gùèlet ur Sant péhani en doé visage un æl.

## RÉFLEXION.

Mar-a-unan ne gonsiderant é buhé er Sænt nameit en treu bras ou dès groeit, en treu extraordinær, avel ou burhudeu hac ou miracleu; mæs humilité er Sænt, ou fenigen, ou devotion, ou baranté, e elle chervige de scùir ha d'example de bep sorte tud; ou vertuyeu-é enta e zeliamb particuliéremant considerein. Nen dès hanni a han-amb hemb ne elle cavouét é buhé peb Sant exampleu de hélie ha vertuyeu de bratiquein ar ou lerh. Pihue a han-amb-ni, bihan ha bras, ne elle bout, avel er Sant-men, devot d'er Huérhiès glorius Vari ?

---

*Er buemvéd dé a vis Guenvér.*

# SANT SIMÉON-AR-ER-PILÉR.

BUHÉ er Sant-men e zou læn a dreu quen extraordinær ha quer burhudus, ma telie bout consideret quêtoh casi èl ur miracle eit avel un example de vout laqueit é pratique. Vennet en dès bet en Eutru Doué discoein dré-zé petra e elle un dén a pe vé fidel d'é inspirationeu santel hac a pe recen secour é hræce, ha discoein e ra d'emb ér memb amzér péh quel lache-omb eit er chervige.

Siméon, guénedicg a Syrie, e dremeinas er pèn quetan ag é amzér é hoarne en devèd. D'en ouaid a drizêc vlai, é cleuèt er honzeu-men ag en aviél : *Eurus er ré e ouile*, é houlennas guet un dén ancién ha devot petra e senefié en guirieu-zé. En dén mad-cé e laras dehou penaus é oé eurus

er ré e za de ouilein ou ſebedeu ha re er bed, é oé eutru er ré e zou affliget ér bed-men, hac anfin er ré e gonduie ur vuhé a benigen ha pêl doh saffar er bed, én ur gontamplein bamdé passion ha marbue hur Salvér. En ur gleuet quement-cé ean e santas é galon quen touchet, ma has, hemb gorloz pêlloh, d'un deserh é péh léh é tremeinas eih dé é ouilein hac é pedein, é face doh en doar. Goudé quement-cé é has d'hum durel doh treid un Abad santel ag ur houvand toste d'inou, péhani, é huélet é zareu hac en desir bras en doé de chervige Doué, er receuas ér houvand.

Siméon quentéh e yas é raug en ol venéh dré é yunieu hac é vortefication extraordinær; ha goudé en dout chommet tri blai ér houvand-cé, ean e houlennas permission de monnet donnob én deserh, é péh léh, dré er gonfiance vras en doé é secour en Eutru Doué, é hroas er chonge, eit gobér èl hur Salvér, de bassein er hoareis hemb daibrein nitra, hac er gobér e ras. Dé Sul Vasque, er bélèg, péhani e oé deit d'er gùelet, er havas quer goane, ma oé én dangér a varhue; er sacremantein e ras, hac er magadur divin-cé e rantas é nerh dehou. Nezé, læn a gonfiance én hani en doé groeit er miracle-zé én é andret, ean e gueméras er résolution de bassein er hoareis ér memb fæçon peb plai durant é vuhé. Theodoret, péhani en dès scribuet buhé er Santmen, e lare penaus, én amzér ma hé scribué, en en doé déja yunet èl-cé eih coareis ar-n-uiguênd. Er memb Théodoret e lare hoah penaus én amzérieu aral é taibré quer bihan a dra, ma vehé bet ellet larèt penaus Corve adorable Jesus-Chrouist, péhani e recevé peb eih-dé ér Sacremant ag en Autær, e oé casi é ol vihuance. Er brud ag é santeleah e hum streàuas dré er vro, hac é tas tud a bep léh d'er gùelet. Nezé, eit hum sihuen dob er foul ag en dud, péhani en distroé ag é oræson, ean hum avisas de seuel un dourellicg guet mein, de larèt-é, ur pitér ihuel, ar lein péhani é tremeinas mar-a-vlai exposet d'er glàu, d'en ahuel ha d'en ol rustoni ag en amzér.

Ur fæçon de vihuein quen extraordinær e donnas ar nehou mar-a bersécution; en hum gavouet e ras tud péré e zas d'en anjulein: lod en accusé a vanité, réral er galhué bigot ha trompour; en ermitèd memb ag en Egypte e zas d'er blâmein, hac e laras étré-z-hai é oé ret ordrénein dehou,

a berh en Tad Supérior, disquen diar en dourellicg-cé, hac hum laquat guet er Venéh aral, ha penaus, mar refusé er gobér, é oé ur merche assuret ne oé quet sperèd Doué en dalhé inou; mæs, é contrel, mar en devehé bet aboeisset, ne vehé bet doutance erbet é oé dré inspiration Doué é chommé inou. Ind e gassas ur menah d'er havouet, eit commandein dehou disquen a berh er Supérior. Quentéh èl ma cleuas er Sant er hourbeméo-cé, ean hum apprestas de zisquen guet ur min coutant ha joéius. Un aboeissance quer pront e ras d'hanàouet é vertu, hac e ras ma oé bet lausquet guet-ou er bermission de chomme én é léh.

Inou en hum offré de Zoué dré bedenneu tuem ha berhuidant; inou é pratiqué er morteficationeu brassan; a inou é perdégué dihue pé tair gùéh bamdé er benigen hac en disprisance ag er bed d'ur boble infini e zé d'er bleuet; ha gùélet e oé bet Sarrasinèd, Morianèd, hac billeih a huguenaudèd aral, é tonnet a foul de houlen er vadièut goudé m'ou doé gùélet ha cleuet en dén santel.

Deustou ma conduyé ur vuhé quer ruste, péhani e ellér galhuein ur martyr continuel hac ur miracle a benigen, ean en doé un imur perpet ingal hac un doustér carantéus, péhani ne elle quet bout separet doh er gùir devotion, ha péhani e chervigeas bras dehou de gonvertissein quement a dud.

Anfin, goudé en dout tremeinet open deu uiguênd vlai ar en dourellicg-cé, uset dré ur martyr quen hir a benigen, ha læn a vériteu, ean e rantas é inean eurus de Zoué ardro er blai puar hand deu-ha-tri-uiguênd.

## Reflexion.

Souéhet-omb én ur gonsiderein buhé extraordinær sant Siméon-Stylite, én ur gonsiderein é benigen quer bras ha quen hir; pegource é vehemb-ni souéhet ebué é hobér réflexion ar hul lizidandæt hac ar hur haranté rai-vras doh-emb hun hunan.

*Eile Réflexion.* Disquamb d'er bihannan, dré example er Sant-men, penaus er merche ag ur gùir vertu e zou en aboeissance hac en humilité.



*En huéhvéd dé a vis Guenvér.*

## EN DÉ SANTEL A EPIPHANI HUR SALVÉR;

### HANHUET GOUIL ER ROUANNÉ.

En Ilis en dès perpet inouret er Gouil-men guet ur solannité vras, a balamor m'hi dès perpet er honsideret avel er gouil a vocation er bayannèd d'er fé.

Quentéh goudé ma oé gannet Salvér er bed ér guér a Vethléem, é oé bet gùélet én Oriand, de larèt-é, é bro er sàn-heaul, ur stiren extraordinær, caër ha ligñernus bras. Tri Roué ag er vro-cé, péré e hanhuér Gaspar, Baltazar ha Melchior, én ur gonsiderein er stiren miraculus-cé, ha dré ma oènt bet avertisset ér memb amzér dré ur sclærdér intérior, e gomprenas é oé honnéh er stiren a béhani en doé conzet er Profæt, hac e zelié bout er merche ag er Roué péhani e zelié donnet ér bed eit salvedigueah en ol dud. Ind e gueméras quentéh ou zri en hènt a Judé, é péh léh é houyènt é telié bout gannet er Roué-cé desiret guet en ol poblea ag en doar. Er memb stiren e yé perpet én ou raug hac ou honduyas durant ou boyage, péhani e badas ardro puemzèc pé huézèc dé; mæs a pe oènt arribue toste de Jerusalem, é tisparissas er sclærdér-zé. Nezé ind e antréas é quér hac e houlennas é péh léh é oé er Roué nehué e zènt d'adorein hac a béhani en ou doé gùélet er stiren. Peb-unan e oé souébet é huélet tud ag ou sorte é tonnet a siabèl aveit adorein Roué er Juifféd, péhani ne hanàvènt quet ind-memb.

En nehuétèd-cé e droublas hac e scontas er roué Hérode, dré en eune en doé ne vehé bet lamet guet ou é gouron; gobér e ras d'en Doctorèd ag el lézen donnet d'er havouet aveit goulen guet-hai é péh léh é telié bout gannet er Messi; ind e rescondas dehou é telié bout gannet é Bethléem, èl m'en doé ean Doué disclæriet dré er profæt Miché. Hérode, péhani e oé déja én intantion d'hum zizobér ag er Hroaidur divin, e laras segrettemant d'en tri Roué: quêrhet, em'ean dehai, de Vethléem, p'en dé inou é telie bout gannet er Messi; groeit un inclasque perhuéh a zivout oi er péh e selle er Hroaidur, hac én distro, deit, mé hou pède, de lar

d'eign en nebuétédeu, eit ma yein mé memb ebué d'en adorein. Ind e gontinuas enta ou hènt, ha quentéh e huélas ur eile gùéh ou stiren, péhani ou bassas drèt de Vethléem.

Comprenet er joé ou doé bet é huélet hoah ou stiren dirac-t-hai, hac é spécial, a p'hum arrestas ar en ty é péhani é oé er Roué nehué. Ind e antréas hac e gavas en hani e glasquènt étré divréh é Vam beniguet. Ne barissé nitra a guement en disforbé doh er vugalé aral; mæs er memb sclærdér intérior péhani en doé groeit dehai hanàouet petra e senefié er stiren, e ras dehai hanàuein, édan en extérior simple-sé Majesté -ihuellan ur Doué deit de vout dén. Ind hum daulas d'en doar guet respet én é bresance eit en adorein èl er Mæstre Souveræn ha Rédamptour er bed, hac e bresantas dehou er péh ou doé préciussan én ou bro, eur, ançans ha myrrh. Eur èl paiemant ag en taxe d'ou Roué; ançans eit en adorein avel Doué, ha myrrh, aveit hanàouet é oé dén. Ha revé en avertissemant reit dehai dré un Æl, ind e retournas d'ou bro dré un hènt aral.

Æz-é comprenein péh abondance a bræceu e receuas en tri Roué-cé, guet péh fé, guet péh caranté en ou doé retournet d'ou bartér, é péh léh, goudé ou dout disclæriet er borhudeu ou doé gùélet, en ou doé méritet ou zri ou dout ur marhue eurus. Larein e rér penaus é oé bet casset de guetan ou reléqueu d'er guér a Constantinople, hac ér fin de Cologne, é péh léh en ou honservér hoah bremen guet billeih a respet.

Er poénd principal ag er mistér-men é er vocation ag er bayannèd d'er fé, d'en hanàuedigueah a Jesus-Chrouist. Trugairéqueit Doué d'en dout hou calhuet d'er religion a Grechéneah, hac assaiet, dré bræce Doué, hum rantein digne ag er faveur-cé, én ur bélie en avis e ra en Apostol sant Paul d'er boble a Ephès : *Mé hou pède hac hou suplie, mem bredér, de vihuein én ur fæçon ma réglehet hou buhé ar er santeleah ag hou vocation.*

## RÉFLEXION.

Tri Roué, é huélet ur stiren extraordinær, e hanàuas; dré un inspiration divin, é oé gannet Salvér ha Rédamptour er bed, ha quentéh ind hum lequas én hènt aveit en adorein. Péh fé! péh aboeissance! péh courage! Un inspiration vad e

zou ur stiren péhani e ra sclærdér d'hur sperèd hac hur honduie de Zoué. Bout-zou ur voéh a berh Doué péhani e gonze doh-emb, péhani hun instruge, péhani hun accourage, péhani hur rebreiche. Péguehet a amzér-zou a houdé ma conze Doué doh-oh, ma hou calhue, ma hou clasque, ma hou pède de gùittat er péhèd cé ha de rein dehou hou calon. Pet stiren en dès parisset dirac hou teulegad? Neoah, ou chairrein e ret perpet doh en ol sclærdér-cé, tardein e ret a zé de zé d'hum gonvertissein. Hac èl-cé-é é aboeissér de Zoué?

Petra e vehé bremen en tri Roué cé, p'ou devehé manquet a bélie er stiren? Marhue e vehènt bet én ou buguenaadage. Ha hui, ma ne héliet en inspiration péhani e ra sclærdér d'hou sperèd, e duemme hou calon, hui e zou én dangér bras a verhuel én hou péhèd. Doué e za de dàuein goudé en dout conzet; hum dennein e ra goudé en dout clasquet; abandonnein e ra er péhour goudé en dout scoeit ar zor é galon; disprisein e ra goudé bout bet dispriset; punissein e ra goudé en dout pêl amzér andaret. Ah! inean peur, abandonnet è vei, rac ne hès quet hanàuet en amzér m'en dé deit Doué d'ha visitein: lammet e vou guet-n-id er sclærdér a hébani ne bourfitès quet.

O men Doué! hanàouet e ran nen d'on quet hoah abandonnet, a pe gleuan hoah hou poéh péhani em sconte hac em gourdous. Rai-bêl amzér e zou ma oh é scoein ar zor me halon. Petra e houlennet-hui guet-n eign, men Doué? Conzet hoah ur huéh, hac é aboeissein d'oh.

---

## *Er seihvèd dé a vis Guenvér.*
## SANT YEHAN-CALYBIT.

En Sant-men e oé gannet é Constantinople: é dad hac é vam, tuchentil vras ha tud a zongeance Doué, en instrugeas erhat hac er hâré bras a gaus ma oé, dré natur, douce, modeste hac aboeissant! Sel mui ma creaqué én ouaid, selmui é té ehué bamdé de vout devot ha parfæt. Nen doé meit deuzêc vlai, pe zigouéhas é ty é dad ur menah de houlen logein, hac é oé bet receuet guet billeih a garanté. Er hroaidur youancq, souéhet é huélet é zevotion, e houlennas guet-ou é péh fæçon é vihuèt én é gouvand. Él ma rescondas

dehou er menah penaus é oènt puar band ér memb couvand, hac é oènt ol occupet, en eile rum goudé éguilé, é cannein noz ha dé mélodi hac inour de Zoué, hemb arsåue momand erbet, er broaidur e zisclærias dehou, é segrèd, en hoant bras en doé de monnet de chervige Doué ér memb couvand. Caër en doé er menah-cé discoein dehou é oé hoah rai-youancq, ha nen doé quet nerh assès aveit derhel; Tad santel, emé er broaidur, p'em dougue en Eutru Doué d'ur résolution èl bonnen, ean e rei d'eign ehué, dré é hræce, en nerh d'hum acqùittein a men devér; ha n'hou qùittein quet que n'hou pou promettet d'eign é tremeinehet dré-men, pe zehet én dro, aveit me hasse guet-n-oh d'hou couvand: ne fehoh quet me refuse hemb monnet énep de volanté Doué. Er menah, é hanàouet én-ou un devotion hac ur hourage extraordinær d'é ouaid, e assuras dehou en en devehé arrihuet guet-ou. Er broaidur santel ne chongeas mui meit ag hum brepareia; ean e bedas é dad hac é vam de rein dehou el livre ag en Aviel, ha tremeine e ré bamdé pêl-amzér doh el leinein.

Er menah e zalbas mad d'é bromesse, hac èl m'er bavas én é zistro stertoh eit biscoah én é résolution, nen doé mui doutance erbet ne zé é vocation a berh Doué. En avertissein e ras de aisclærieia é santimant d'é dud; mæs er Sant en distroas ag er chonge-cé, én ul larèt dehou en ou devehé bet laqueit ampêchemant, hac é oé ret diblasse hemb larèt nitra de zén erbet. Ind e gavas ul læstre preste de laquat de houil, péhani ou rantas bet er houvand.

É dad hac é vam, péré n'ou doé quet gùélet er menah a pe zistroas, ha péré ne bouyènt quet mèn é oé oueit ou mab, e ras er hlasque partout dré er vro; mæs Doué e bermettas n'hum avisas dén de monnet d'er hlasque d'er houvand é péhani é oé. Durant ma oé en ol é tristedigueah é ty é dad, er menah youancq e oé læn a gonsolation é ty en Eutru Doué, hac e jouissé ag ur peah hac ag ur joé péhani e ré dehou ancoéhat en ol maden en doé lausquet ar é lerh ér bed. Ur bligeadur quen douce e santé é cannein mélodi d'en Eutru Doué, ma oé é vrassan poén sortiein ag er heur.

Goudé en dout tremeinet huéh vlai ér houvand guet ur grèd admirable, ean hum santas douguet, dré inspiration, de monnet d'achibue er reste ag é vuhé étal é dad hac é

vam, hemb hum rein debai d'hanàonet, én ur vihuein èl ur peur disbanàonet ha dispriset. Disclærieín e ras é santimant d'en Tad Abad, hac hum durel e ras d'en doar doh é dreid eit goulen guet-ou er bermission de bélie é intantion. En Abad, goudé en dout-ean aproquet un nebedicg amaér, er permettas dehou. Quemér e ras quentéh en hènt de dy é dad; hac èl ma tas dehou cavouet ur peur ar é hènt, ean e changeas é habid doh é hani. Quentéh èl ma huélas en ty, ean hum laquas ar é zenlin, én ul larèt: men Doué, reit d'eign er græce de vout fidel d'oh, ha n'em abandonnet quet én dangér: gout e ret nen dé quet eit quittat hou chervige é tistroan trema me zud; ou abandonnet e mès dré garanté doh-oh; mar tostan dehai, nen dé meit aveit dougnein er victoër, betac édan ou deulegad, ar er garanté hac ar en dinérdet e santan hoah doh-t-hai.

El ma arrihuas dehuéhat, ean e hassas en noz ar dréseu en or-borh. Unan ag er serviterion, péhani hum gavas énou mitin mad, e gueméras truhé doh-t-hou, hac e houlennas perac nen doé quet scoeit ar en or. Er Sant er pedas de houlen eit-ou guet en Eutru er bermission de senel ul logicg ér porh. É dad, péhani e oé un dén charitable bras, e gouantas. Énou e tremeinas tri blai èl ur peur estrangeour, rebutet, dispriset ha goapeit liès guet er serviterion ag en ty. É occupation hac é ol gonsolation e oé cheleuèt Doué ha conze doh-t-ou dré en oræson. El ma chommas clan, ha ma chongé é tosté é ær dehuéhan, ean e houlennas conze doh en dam, de béhani é laras: Mâdam, pedet e mès Doué d'hou recompansein, hui hac en Eutru, ag er garanté e hoès bet aveit on; goulen e ran hoah guet-n-oh er græce de vout interret él léh-men, é péhani e mès tremeinet en tri-blai dehuéhan a mem bubé. Nezé é queméras livre en Aviél, péhani e oé é ol vad, en er presantas dehi, doh hé fedein d'er receu. En Dam, arlerh bé dout sellet mad doh el livre, e laras: Allas! el livre-men e zou haval doh en hani em boé reit, bout-zou bremen nàu vlai, d'em mab peur, de béhani é ouilan hoah bamdé. Discoein e ras el livre d'en Eutru, péhani e hanàuas reih é oé er memb livre ou doé reit d'ou mab. En Eutru, én ur santein é galon é tuemmein, e laras dehou: Peur queah, chetu-hui preste de bariassein dirac Doué, avouéet er huirioné: a houdé pegource en e hoès-

hui el livre-men? Guet pihue en e hoès ean hui bet? Pihue oh-hui, ha péh hanhue e hoès-hui? Nezé er Sant, én on dennein ag é galon un huannad hir, e laras guet ur voéh goane er honzeu dehuéhan-men : Hennéh-é livre en Aviél hou poé reit d'eign, hac a béhani en æ mès assaiet hélie el lézen : mé-é er mab-cé de béhani é ouilet nàu vlai-zou. É cleuèt er honzeu-men, ind en hanàuas dré vercheu doh péré n'ou doé quet taulet ébueh a guênt. Nezé, guet er joé ou doé d'ou dout cavet ou mab, ha guet er glahar d'en hanàouet bemb quin ér momand ma yé de verhuel, ind hum laquas d'er brebatat guet er vrassan caranté ha tinérdæt. Penaus, me mab a garanté, emé er vam én ur grial, ha possible e vehé, goudé bout bet durant tri blai dirac men deulegad, n'hou ç hanàuehèn nameit ér momand ma yet de verhuel! É dad ne gonzé nameit dré é zareu; en ol servitærion, péré e ridas a haste doh en trous, e gaigé ou dareu guet ré ou mistre. Er Sant e dremeinas étré divréh é dad hac e vam, péré hum daulas doh é dreid aveit boquein dehai.

Un nombre bras a dud e ridas de huélet er Sant; souéhet e oènt ol ha læn a admiration. Merhuel e ras ardro er blai pnar hand seih-ha-deu-uiguênd, ouaidet a zeu vlai ar-n-uiguênd. Interret e oé bet el léh m'en doé goulennet, hac é dad e ras quentéh arlerh seuel un ilis gaër ér memb léh.

## RÉFLEXION.

Admiramb courage er Sant-men, é vertu, é vortefication, é humilité, hac é spécial en nerh a hræce en Eutru Doué.

---

## *En eihvèd dé à vis Guenvèr.*

# SANT JULIAN, MARTYR,

## HA SANTÈS BASILIS, GUÉRHIÈS.

SANT JULIAN, ag er guér a Antioche, én Egypte, a pe oé hoah croaidur, en doé un doustér quer bras hac un aboeissance quer parfæt, ma oé câret ha chérisset guet é guêrent ha guet en ol. D'en ouaid a zeuzêc vlai, én ul leinein livreu devot ha santel, é commançaş hum zihoustein doh pligeadurieu er bed, ha de drihuéh vlai ean hum gonsacras de Zoué dré er rô a huerlæt.

É dad hac é vam, péré ne houyènt quet quement-cé, e chongeas en diméein. Ean e ziscoas dehai é oé hoah youancq, ha penaus ne gavé nitra gùel eit bihuein guet-hai èl ma oé ; hac ou fedein e ras de rein dehou, d'er bihannan, ur suhun eit consultein en Eutru Doué ar un affær ag ur gonséquance quer bras. N'ou doé quet ellet refuse dehou ur goulen quer crechén ha quer juste.

Julian, læn a gonfiance é madeleah en Eutru Doué, de béhani en en doé consacret é gorve hac é galon, ne arsàuas noz ha dé ag er pedein d'er secour. Gout e ret, ô men Doué! emé-ean, penaus a boudé ma hoès reit d'eign er græce d'hou ç'hanàouet en e mès bou câret perpet : hui, ô me Salvér! en dès inspiret d'eign câreia er burtæt, penaus é permettehet-hui ma vanquehèn d'er promesseu e mès groeit d'oh? Neoah hui e ordrenne d'eign sentein doh me zud; accordet d'eign enta, m'hou suplie, er græce de hanàouet hou volanté.

Doué e ras dehou d'hanàouet péh quen agréable é cavé er rô en doé groeit, hac en douguas de sentein doh é dud, én ur rein dehou d'antand é vehé bet é brièd é rang er Guérhiésèd, hac ean é rang er Vartyrèd. Goudé en dout trugairéqueit Doué ag er *sclærdér-cé*, ean e zisclærias d'é dud é oé preste d'hobér er péh en devehé pliget guet-hai. Choézet e oé bet dehou eit priéd ur verh aviset mad ha devot, hanhuet Basilis, hac en æréd e oé bet groeit guet rejouissance santel.

A pe oé deit en noz, ha m'ou doé hum demet ou deu én ou hampre, ind hum laquas de guetan de larein ou fedenneu. Julian e suplié en Eutru Doué a greis é galon d'accomplissein er bromesse en doé groeit dehou, ha de rein d'é brièd er memb santimanteu hac er memb résolution en doé reit dehou ean-memb. Basilis, souéhet é santein ér gambre ur frond admirable hac extraordinær, e houlennas petra e oé quement-cé : ur mesche ag er burtæt, emé Julian, hac èl ur merche, un arrès ag en doustér e danhoua en ineaneu pur én nean. Avrit on-mé, men disclærie d'oh, me mès câret perpet er vertu guër-zé a boudé er pèn quetan a me amzér, hac hi e zou me ol bligeadur ha coutantemant. Gobér e rei ehué me hani, e laras Basilis, rac santein e ran ém halon un desir quer bras de gonservein er huertæt

durant mem bahé, ma on preste, mar er permettet, d'hobér er sacrefice a nehi de Zoué. Ne fehoh quet gobér nitra hac e vehé agréaploh de Zoué, emé Julian : pêl-amzér e zou a houdé me mès groeit rô a huertæt; groeit ehué er memb tra. Er gobér e ras, ha santet ou doé ou deu ér momand-cé ur gonsolation intérior péhani e ras déhai tanhouat én avance er joéieu ag er baraouis.

Ne oé quet pêl goudé é varhuas ou zad, hac ind e vihuas nezé separet en eile doh éguilé. Julian e gueméras én é dy ur certæn nombre a dud youancq guet péré é oé occupet é contamplein parfectioneu Doué hac é cannein melodi dehou. Basilis, ag hé zu, e zastumas merhèd youançq péré, dré hé instructioneu hac hé exampleu mad, e renoncias de vanitéeu er bed eit hélie Jesus-Chrouist. Er Santès-men, goudé hé dout cherviget dehai de vam spirituel, ha disquet dehai en hènt ag en nean, e rantas hé inean pur de Zoué.

Julian, péhani e oé goarnet aveit rantein testoni d'er fé, e horté bamdé er momand eurus é péhani é telié antréein én dachen ag er hombat : é zesir e oé bet quênt pêl accomplisset.

Marcian, dén cruel ha payan, ha casset de Antioche eit persécutein er grechénion, én ur gleuèt larèt é oé en dén santel-men unan ag er penneu quetan ag er grechénion, hac é tihuenné hilleih er réral, e ordrénas en arrestein hac er presantein dirac-t-ou. En tirand-cé, goudé en dout groeit en tourmantein guet crueldæt, e ras en dibennein. E vactyr e arribuas er blai puar hand nàu.

## RÉFLEXION.

O nac amiaplet; na caërret-é er vertu a burtæt! Ne chonget quet é conservehet hemb poén en trézol précius-cé : tantet e vehet noz ha dé, é peb-amzér hac é peb léh; mæs er vertu-zé, péhani hur rante haval doh en Ælèd, e vérite ma labourehemb ha ma rehemb hur possible eit hé honservein.

Er burtæt en dès goarnet sant Julian ha santès Basilis én stad a briédereah, e gondannou un dé hilleih a zizordreu hac a béhedeu é mesque en dud memb diméet.



### *En nâuvèd dé a vis Guenvér.*

## SANT GUILLAM, ARH-ESCOB.

ER Sant-men, goudé bout bet én é youancquis ur scùir hac un example caër a bep sorte vertuyeu d'en dud youancq, e oé bet groeit chanoen ag er guér a Soisson, ha goudé a Baris. Ér stad-cé é tas chué de vout un example admirable eit en dud a ilis; mæs en dangérieu e gavé ér bed e ras dehou qùittat er gargue-cé eit hum dennein én ur houvand a urh sant Bernard, hac é bèr-amsér é oé hoah deit de vout un example a barfection d'er venéh devottan. A pe laré en overen, ha memb a pe assisté én-hi, é ridé en deur ag é zeulegad èl a zihue fetæn: rac, emé-ean, a pe gonsideré Jesus-Chrouist sacrefiet ar en autær, ne oé quet bihannoh glabaret é galon, eit a p'en devehé-ean bet gùélet crucefiet ar er manné Calvar. O na caërret ur santimant eit cleuèt guet devotion en overen!

Goudé bout bet choéget eit bout Abad é abaty Chalis, ean e gonduyas é venéh guet quement a avistet, ma hounié calone uen ol. Conze e ré doh-t-hai én ur fæçon quer gracius ha quen humble, èl pe vehé bet en dehuéhan a nehai. En gorto-oé a achihue é vùhé én deserh-cé; mæs Doué e zisposas én ur fæçon aral eit é hloër. Goudé ma oé bet, durant puemzèc vlai scùir hac example er santellan Abadèd, Doué e vennas hoah ma vehé bet un example d'en Escobèd vrassan. Goudé marhue en Arh-Escob ag er guér a Vourge, é oé bet queniguet mar-a-zén santel hac abil eit bout Arh-Escob én é léh. En dud a ilis, poéniet a zivout er choége e zeliènt gobér a unan a nehai, e bedas en Escob a Baris de rein dehai é avis ar ur poënd ag ur gonséquance quer bras: en Ecob-cé, péhani en doé un avistet hac ur vertu vras, e ras, goudé en dout hum adresset doh Doué dré er beden hac en alézon, laquat hanhuen er ré e oé queniguet é billettenneu separet; hac arlerh en dout offret er sacrefice ag en overen, ean e ras er beden-men: *Me Salvér, hui péhani e hanaue calonéu en ol dud, reit d'emb hanauein péhani ag er ré-men e hoès choéget.* Arlerh é oé bet tennet d'er billeu, hac é couéhas er choége ar sant Guillam.

En ol habitandèd ag er guér a Vourge er receuas hac er sellas perpet èl un dén degasset dehai ag en nean. Én effèd, visitein e ré é escobti guet ur sourci hac ur garanté admirable. Perdègue hac instrugein e ré, rein ha casse e ré er Sacremanteu d'er ré clan, visitein e ré er beurerion, ou honsolein hac ou soulagein e ré. Eit bout-ean Arh-Escob é tougué perpet é habid a venah guet ur brouis-ran édan d'ou, ha jamæs ne zaibré quicg, deustou ma taibré er réral doh é daul. É ol sourci hac ol é labourieu n'ou doé bet groeit biscoah dehou bihannat nitra ag en amzér destinet d'en oræson. Chongeal e ré perpet ér marbue, ha larein e ré penaus er chonge ag er marbue e zou ur remæd souveræn doh ol clinhuédeu en inean; rein e ré d'er beurerion casi ol é vadeu, én ul larèt uezé guet un air joéius ha contant, penaus e paié é zelé.

Ur santeleah quer bras ne viras quet ne gavas ré contrel dehou hac er persécutas. Bout en doé de souffrein a berh officerion er Roué Philippe, péré e exelças é batiantæt durant ur certæn amzér; mæs triomfein e ras a bep-tra dré é zouster hac é humilité.

Deustou m'hum santé un tamicg clan, é perdéguas dé gouil er Rouanné, hac én achémant ag é berdègue é laras adieu d'é boble. Goudé bout antréet én é dy é houlennas é Sacremanteu dehuéhan. Arlerh en dout-ind receuet é tremeinas puar dé én un oræson dalhable, hac é rantas, guet ur peah bras, é inean de Zoué, en dèevèd dé a vis guenvér, er blai deuzêc cand nàu.

## RÉFLEXION.

Er servitour fidel-men de Zoué en dès perpet conduyet ur vuhé santel, a pe oé dén youancq, chanoen, menah, Abad, Arh-Escob: partout é ma bet sant, partout é laqué en ol souébet; hac é peb stad é oé un example a bep sorte vertuyeu, én amzér ma oé persécutet èl én amzér ma oé respettet ha càret. En n'emb en dès ur guìr vertu ne change jamæs; perpet é vou humble, modeste, douce ha patiant, é peb stad hac é peb léh, ér malheur èl ér bonheur.



*En décvéd dé a vis Guenvér.*

## SANT PAUL, QUETAN HERMIT.

A p'hum laquas en ampeleur Dèce de bersécutein er grechénion, er Sant-men, guénedicg ag en Thébaïd, hum dennas ar er mæseu, én un ty distro, eit hum laquat én abri doh er bersécution. Inou é commanças tanhouat en doustér ag en deserh hac er joé intérior e gavér ér retræd, doh hum occupein guet Doué hemb quin.

Mæs, èl n'hum gavé quet hoah én assurance ag é vuhé, ean hum dennas ar ur manné bras, ouaidet nesé a zeu vlai ar-n-uiguênd. É guetan chonge e oé gortoz ma vehé tremeinet amzér er bersécution; mæs Doué en doé un intantion aral ar nehou.

Èl ma tas dehou avance dôn én deserh, é remerquas ur hroh hac é cavas én diabarh a nehi ur gampre de béhani ur huèn palmès e chervigé de duèn guet hé branqueu, hac ur fetan étal d'hi. É huélet ul léh quen distro doh darimprèd er bed, ean e santas é cresquein é zeir de vihuein attàu pèl doh er bed; hac én ur gonsiderein er hroh-cé èl un demeurance preparet eit-ou dré brovidance en Eutru Doué, ean e guèméras er résolution de dremeine inou er reste ag é vuhé. A nesé n'hum occupas mui meit a gontamplein parfectioneu infini en Eutru Doué hac er gùirionéeu éternel. É ol magadur e oé er fréh e zougué er huèn palmès, hac en dél a nehi e chervigé dehou de husquemant. A pe arribuas én ouaid a dri blai hac hantér-hand, Doué, aveit discoein er sourci e guemére ag er ré e gùitta peb-tra dré garanté doh-t-ou, e ras degasse dehou bamdé, dré ur vran, un hantér baraèn, èl guéharal d'er profæt Eli; hac er miracle-zé e badas beta fin é vuhé. Doué e vennas ér fin rein d'hanàouet d'en ol en trézor cubet-men. Sant Paul en doé déja trisèc vlai ha cand a pe oé bet conduyet sant Antoen én deserh-cé dré ur révélation a berh Doué. En neu Sant e zas d'hum hanàouet ha d'hum galhuein en eile-éguilé dré ou hanhoe, hemb ou dout hum huélet biscoah. Durant ma conzènt en eile d'éguilé a dreu spirituel, étal er fetan, é tisquennas ur vran péhani e

laquas dirac-t-hai ur varaèn a béh. Consideret madeleah en Eutru Doué, e laras nezé sant Paul : *tri-uiguènd vlai e zou é receuan bamdé ér fæçon-men un hantér-baraèn ; mæs hinihue é ma bet doublet el loden a gaus d'oh.* Ind e drugairéquas en Eutru Doué ; ha goudé ou feden, ind e azéas ar vorden er fetan eit daibrein. Goudé er prèd distér-cé, ind e dremeinas en noz én oræson. De boleu-dé, sant Paul e laras de sant Antoen é oé preste de verbuel, ha penaus é oé degasset a berh Doué aveit en interrein. Sant Antoen e gommançás ouilein hac er pedein de chomme bemb en abandonnein, pé d'obtenein aveit-on er græce de verbuel ebué guet-ou.

Ne zeliet quet cârein mui hou ç'avantage eit gloër en Eutru Doué, e rescondas dehou sant Paul ; hou tisciplèd en dès dobér a han-oh. Er græce e boulennan guet-n-oh e zou ma yehet de glasque er vantel en dès reit d'oh en escob Athanas, eit golein me horve goudé me marhue Sant Antoen, goudé en dout bocquet d'é zeourne, péré e blobas guet é zareu, e zistroas d'é gouvand, é péh léh é laras d'é venéh : *Nen d'on, malheurusemant eit-on*, emé-ean, *nameit ur péhour péhani e zou indigne a zougue en hanhue a venah : guélet e mès sant Yahan-er-Badéour én deserh.* Ne laras quet davantage ; hac, én ur guemér mantel sant Athanas, ean hum laquas arré én hènt. Én tretan, sant Paul e varhuas. Sant Antoen er gùélas é vontein d'en nean é creis ur sclærdér caër, guet un nombre bras a Ælèd én dro dehou. Nezé en hum daulas d'en doar, hac é laras én ur grial : *Ah! me zad er garanté ; perac en em abandonnet-hui? Ha ret e oé d'eign-mé hou ç'hanàuein quen dehuéhat eit hou colle quen abret!* Pe arribuas ér broh, é cavas corve er Sant ar é zeulin, é bèn sàuet hac é zeourne astennet trema en nean. Laquat e ras ar nehou er vantel en doé degasset, hac é cannas psalmeu revé custum en Ilis. Goudé en dout interret er horve santel, é queméras er sai en doé groeit sant Paul a zél palmès, hac arlerh bout retournet d'é gouvand, ne vanquas jamæs a hé guisquein de ouilieu Pasque ha d'er Pantecouste.

## RÉFLEXION.

Sant Paul, é téh é raug er besécution, e gave én deserh é salvedigueah, er repos hac er barfection. O péh quer gùir-é penaus er bersécution e zou avantajus eit-omb, ha penaus er ré hur persécute e ra d'emb mui a vad eit a zroug !

*Eile réflexion.* Er chonge quetan en doé sant Paul ne oé quet chomme perpet én deserh ; mæs bout e oé un intantion a berh Doué, péhani e ras dehou santein énou quement a zoustér ma tisprisas a nezé er bed hac é bligeadurieu. Inean crechén, én amzér ma ta Doué d'hou calhuein, a pe falle dehou bou tistague doh er bed, petra e vire doh-oh-hui a bélie é inspiration? A betra e hoès-hui eune? Sellet ha tanhoueit péh quen douce-é bout ol de Zoué. En ol diæzemanteu e zisparissou, a p'hou pou commancet; ne gollehet quet hou pligeadurieu; mæs ou changein e rehet én ur joé purroh, douçoh ha santelloh.

---

## *En unécvèd dé a vis Guenvér.*

## SANT THÉODOS, ABAD.

ER Sant-men, gannet é Cappadoce, en doé bet er bonheur de vout dessàuet revé Doué guet é dad hac é vam, dré ou instructioneu hac ou exampleu mad. Er bligeadur e gavé é leinein livreu devot en dihoustas abret doh er bed hac e ras dehou quemér er résolution de gùittat peb-tra eit bélie er régleu hac er honseilleu santel ag en Aviél. Aveit hanàuein gùel en intantion en doé Doué ar nehou, é hroas er chonge de monnet de visitein en Doar santel, ha de houlen conseil guet unan-benac ag en Hermitèd santellan ag en deserh.

Én ur gùittat enta é guêrent hac é vro, é partias eit monnet de Jerusalem. Pe dremeinas dré er Syrie, er brud a saut Siméon-Stylite, péhani e bratiqué ur benigen extraordinær, e ras dehou monnet d'er havouet eit goulen guet-ou é vénédiction, é avis hac er secour ag é bedenneu. Siméon-Stylite, quentéh èl m'er gùélas, hemb en dout-ean jamæs banàuet a ziaguênt, er galhuas dré é hanhue, hac e laras dehou : *Théodos, servitour Doué, revehet deit mad.* Théodos, souéhet doh er hleuèt, hum daulas d'en doar ar é face. Siméon, goudé en dout-ean pedet de seuel, e zisclærias dehou volanté Doué én é guevér, hac e ras en avis dehou de gontinuein é voyage.

Théodos, goudé en dout visitet en Doar santel, hum dennas én deserh, é péh léh é tremeiné en darno-maihan ag

en dé hac ag en noz én oræson ; hac én ur zevise èl-cé guet Doué, ean e santé én é galon en doustér a lehuiné en Nean.

El m'hum streàuas er brud ag é santeleah bet er broyeu pêllan, é oé bet gùélet tud a bep sorte hac a bep cartér é tonnet d'hum laquat édan é hoarnation, tuchentil vras, officerion, tud abil ag en Asie, ag en Afrique, ag en Arabie hac a vro er breis-noz, péré, guet en desir bras ou doé d'hobér ou salvedigueah, e gùitté peb-tra eit donnet de chervige Doué hemb quin.

Er Sant-men e hroas senel ur houvand bras eit ou logein. É peb-tra é vezé gùélet ur reihtæt admirable. Er silance e oé dalhable, ér fæçon ma vehé bet ellet larèt ne oé dén ér houvand, deustou ma oènt énou open mil menah El leçon quetan e ré en Abad santel d'é venéh e oé chongeal perpet ér marhue ; er recommandein e ré dehai èl er brihuan moyand de feabein er fal inclinationeu hac eit avance ér vertuyeu. Er sourci bras e gueméré de bourvæein de ol dobérieu spirituel ha tamporel é venéh, ne viré quet doh-t-ou ag en dout quement aral a sourci ag er ré clau a ziardro, ag er beurerion, ag er berhinderion hac ag en ol estrangerion péré hum bresanté. Quement a gonfiance en doé é providance en Eutru Doué, ma receué en ol guet joé. Un dra souéhus-é, ha neoah gùir, ma oé bet gùélet mar-a-huéh chervigein ér houvand-cé open cand taul én un dé aveit en estrangerion hemb quin.

Théodos e gonduyas beta fin é vuhé, guet un avistet hac un doustér admirable, un nombre quer bras a venéh, doh ou honsiderein perpet èl é verdér hac é vugalé, ha tremeine e ras en tregond vlai dehuéhan ag é vuhé é vihuein guet gouriad lezeu hemb quin, er péh ne viras quet ne huélas en ouaid a huéh vlai a cand. É varhue eurus e arrihuas er blai puemb cand nàu-ar-n-uiguênd.

## RÉFLEXION.

El tod muihan ag er Sænt en dès bet er bonheur de vout bet dessàuet santélemant én ou youancquis ; nitra ne secoure quement d'er salvedigueah eit un instruction crechén, receuet a vihan surtout. El leçonieu quetan e rér d'er vugalé e ya quen dôn én ou halon, m'en dé diæz ou lemel. Péh dommage ne ra d'ou bugalé en taden ha mameu péré e vanque

d'er hetan devér-men! ha péh dommage ne hroant-ind hoah dehai ind-memb! Er ré guetan e vènt e vou punisset, car n'ou dès nameit bugalé diranget ha libertin, manque n'ou dès ou instruget abret.

*Eile Réflexion.* Sant Théodos, d'en ouaïd a buéh vlai ha cand, e oé læn a zevotion, ha ne vihannas nitra ag é benigen. Diæz-é bout devot, gredus ha douguet de gârein er benigen ér blaïeu dehuéhan ag é vuhé, aveit en hani nen dès quet commancet ag é youancquis conduie ur vuhé devot ha mortefiet. Diæz-é changein mod de vihuein; ne huélér quet calz a dud, goudé ur vuhé diranget, é tonnet de vout devot ha vertuus, a p'en dint deit de vout couh. En ouaid e rante un dén goane ha dihouantêc de labourat eit é salvedigueah, quer-clous èl eit el labourieu aral, é spécial a pe nen devé quet hum accustumet abret. Péguement enta en hum drompant-ind er ré e za d'asten termén d'ou honversion bet er blaïeu dehuéhan ag ou buhé!

---

## *Er deuzêcvèd dé a vis Guenvér.*

## SANT ODILON, ABAD.

SANT ODILON e oé guénedicg ag en Auvergne, province a France; é dad hac é vam, tud devot ha santel, en instrugeas quer mad ma conduyas perpet ur vuhé pur ha santel. Én amzér ma oé croaidur é oé affliget én ur fæçon ne ellé quet quêrhet. É vaguerès en douguas un dé de ilis en Itron-Varia, hac el lausquas ér porchèd; er hroaidur hum stleigeas guèllan ma ellas diar é zeourne hac é zeulin bet en autær-vras, hac én ur seuel é zeulegad trema limage er Huérbiès Vari, ean hé fedas d'hobér dehou quêrhet èl er réral; ér memb momand ean hum santas libre ha divahaign, ha goudé en dout sàuet, ean e ridas guet hilleih a joé de gavouet é vaguerès. Goudé er græce-zé é hoarnas durant é vuhé un devotion particuliér eit er Huérbiès glorius Vari, hac é tounguas en ol d'er memb devotion. D'un ouaid forh youancq ean hum dennas é couvand Cluny. Biscoah ne oé bet guèlet novice erbet devottoh na parfæltoh eit-ou. Deustou péh quer bras e oé er mortefiçationeu ordrénet dré en Urh, ean e bratiqué hoah réral brassoh.

É zevotion de Jesus-Chrouist ér Sacremant ag en Autær e oé tinér-bras; durant huéh-vlai hac hantér-hand ne vanquas dé erbet a larèt en overen; hac én ur offrein er sacrefice divin-zé, é receué quement a bræceu hac a gonsolationeu spirituel, que ne ellé quet arrestein é zareu.

Sant Mayeul, Abad ag er houvand, e chommas clan, hac én é glinhuèd, er choégeas aveit bout Abad én é léh. Odilon, én un antréein ér gargue-cé, e gomprenas parfæt en obligation en doé de chervige de scàir ha d'example d'é ol veneh; ha rac-cé ne vanqué quet a hum rantein er hetan eit en office hac eit en ol excelciceu.

É garanté particuliér eit en ineaneu ag er purgatoér e hroé dehou gobér bamdé pedenneu tuem ha morteficationeu bras aveit ou délivrance. Quer charitable e oé ehué é quevér en dud peur, ma oé é gouvand ou graniel. Er Pabèd hac er Rouanné e hroé quement a istime a nehou, m'er honsultènt ha ma héliènt é avis én affærieu a vrassan conséquance. Casimir, roué a Bologne, goudé bout bet chasset ag é ranteleah dré é sujité revoltet énep dehou, e zas de gouvand Cluny eit hum gonsolein guet-ou. Er Prince-zé, touchet dré é gonzeu hac é zeviseu santel, hum rantas eanmemb menah ag er memb Urh.

Doué ne hortas quet marhue é servitour fidel eit discoein é santeleah dré var-a-viracle. Én é vuhé é huellas d'un novice péhani e gouéhé é droug-sant; un dén youancq aral, péhani en doé ur hlinhuèd bras, e zas de vout yah ha dispos én ur receu er gommunion ag é zourne.

En Abad santel e ras seuel é Cluny un ilis péhani e zou unan ag er ré gaërran ag er ranteleah; ha perpet é fauté dehou ma vehé bet en ilisieu bâtisset ha campennet caër, ha ma vehé bet groeit en office divin guet devotion, guet inour ha guet majesté.

En é glinhuèd dehuéhan, goudé en dout receuet é ol Sacremanteu, er goal-sperèd e glasquas troublein er peah ag é inean dré en tantation; mæs a boén en doé er Sant groeit sine er groés ha prononcet en hanhueu a Jesus hac a Vari, ma tisparissas en tantour. Nezé én ur jouissein ag ur peah intérior péhani e ré dehou, dré avance, tanhouat lod a joéieu en Nean, é rantas é inean d'é Salvér, er blai mil pàn-ha-deu-uiguènd.

## RÉFLEXION.

Avouéein e ramb é ma bet tud aviset mad er Sænt é vihuein èl m'ou dès bihuet; avouéein e ramb penaus n'ou dès quet groeit rai aveit bout sænt, ha penaus ne zelièn quet quemér un hènt aral; espérance hun nès a vout ehué sænt; perac enta ne vihuamb-ni èl m'ou dès bihuet? Pe falle d'emb arribue ér memb léh, perac ne gueméramb-ni er memb hènt? Petra e chongeamb-ni ag er Sænt? Ha credein e ramb-ni é gùirioné é vehènt-ind bet sænt pe ne vehènt quet bet gùel crechénion eit omb-ni, purroh, castiettoh, humploh ha devottoh eit omb? P'en dé quen dishaval hur buhé doh'ou hani, ha ni e elle, guet ræson, espérein hur bout er memb fin hac er memb recompanse guet-hai?

Chongeamb enta a barfættoh, ha commançamb ér blai nehué-men, hac a hinihue, bihuein avel er Sænt. Mar d'omb fidel d'hobér réflexion ar en exampleu caër ou dès reit d'emb, hur haloneu e zei de vout tuemmet ha douguet de bratiquein er péh en dès pratiquet un nombre quer bras a réral én hur raug: é quêrhet èl-cé arlerh er Sænt é arrihuehemb, guet græce Jesus, ér memb eurustet.

---

### *En trizècvèd dé à vis Guenvér.*

## SANT HONORAT, ARH-ESCOB.

Er Sant-men, goudé en dout conduyet ur vuhé devot én é youancquis, hum dennas én un deserh toste d'er mor, é Provance; mæs èl ma té d'é hermitage billeih a dud eit hum recommandein d'é bedennen, é humilité e hroas dehou clasque ul léh aral pêl doh darimpréd en dud, eit conze énou doh Doué hemb quin. Bout e oé ér hartér un inisen hanhuet Lérin, ul leàu doh en doar, é péhani ne gredé dén chomme dré ma oé carguet a serpantèd velimus. Sant Honorat, læn a gonfiance é madeleah en Eutru Doué, péhani en dès promettet en en devehé é serviterion quêrhet diar er serpantèd hemb receu droug erbet, e gonsideras en inisen-cé èl ul léh choéget eit-ou guet Doué eit gobér é zemeurance. Antréein e ras én-hi guet un hermit santel hanhuet Caprès. Er brud ag é santeleah e ras de baud a dud donnet d'hum offrein

dehou eit bihuein édan é hoarnation. É huélet en nombre ag é zisciplèd é cresquein bamdé, é ras seuel ur houvand. Chetu penaus en en dès commancet couvand Lérin, péhani en dès reit d'en Ilis ha d'en Nean puemb Martyr ha cand, puar Escob ar-n-uiguênd, ha dêc Abad, péré e zou hanàuet ol eit bout Sænt.

Sant Honorat en doé ur sourci bras de hourvæein de ol dobérieu é venéh, quer-clous revé er horve èl revé en inean. A p'ou doé ur boén benac a sperèd, n'ou doé meit monnet d'ou disclæriein dehou, ha quênt er huittat en hum gavènt ol consolet, accouraget ha læn a joé. Goudé en dout reit durant puemb plai ha tregond exampleu bras a hep sorte vertuyeu d'é vredér, é oé bet choéget eit bout Arh-Escob ér guér a Arle. Ne ellér quet larèt er hæ en doé bet er venéh d'ou Abad santel, nac en hani en doé bet ean-memb doh ou huittat.

A pe oé bet groeit Arh Escob, é vihué ér guér a Arle èl m'en doé bihuet én é gouvand : pratiquein e ré er memb mortefications; assistein e ré ér heur d'en ol officeu divin guet un devotion examplus bras, ha laquat e ré reihlæt é peb-tra dré é example, quer-clous èl dré é instructioneu santel.

Goudé en dout conduyet é ilis, èl ur Bugul fidel, durant tri blai, é chommas clan. En é glinhuèd ne arsàué a berdègue d'er ré e zé d'er guélet, ha consolein e ré er ré e ouilé dehou. Consideret, mem bugalé, em'ean, penaus hur buhé nen dé meit ur perhindèd : er hommance e ramb a p'en d'omb gannet, hac en achihue e ramb a pe varhuamb. Eurus er ré n'hum gonsiderant meit èl estrangerion ar en doar, hac e gonsidére er marhue èl er fin ag ou divroemant ! Ne stagamb quet hou calon doh er bed; caër hur bou dastume madeu ha quemér sourci d'ou goarne, én ær a hur marhue é teint ol d'hun abandonnein. Pe zamb ér bed ne zegassamb nitra guet-n-emb, hac a pe sortiehemb a nehou ne zei ehué nitra guet-n-emb : distaguet hou calon doh er péh e vou un dé lammet guet-n oh. Doué hemb quin e zou hun trézol; ne laquamb quet hur halon é léh aral.

Anfin, goudé en dout receuet é ol Sacremanteu, é antréas én ur gontamplation douce a visèricorde en Eutru Doué, durant péhani é rantas é inean, er blai puar hand nàu-ar-n-uiguênd.

## RÉFLEXION.

Ne rehemb-ni jamæs meit contamplein guet souéh vertuyeu er Sænt, hemb hum laquat é poén d'hobér èl d'hai? En ol nen dint quet galhuet, èl er Sant-men, de monnet d'en deserh na de vout Escobèd; mæs nen dès crechén erbet a guement ne zelie en dout, èl d'ou, é galon distague doh madeu ha pligeadurien er bed; ha quement hanni en dès un autorité benac ar er réral, èl un tad, ur vam, ur mæstre, e zelie, èl m'en dès groeit er Sant-men, derhel ur reihtæt vad étré er ré e zou én ou hargue, veillein ar ou homportemant, ha drès peb-tra rein example vad dehai. Eu examplou mad e zou instructioneu ha perdégueu mad, péré en dès mui a nerh hac e ra mui a bourfit eit er honzeu caërran. Péh quen terrible e vou er gont ou devou de rantein de Zoué er ré en devou manquet a accomplissein obligationeu ag ur gonséquance quer bras!

---

## *Er buarzècvèd dé a vis Guenvèr.*

### SANT HILÆR, ESCOB.

ER Sant-men e oé guénedicg ag er Poitou. É dad hac é vam en doé er malheur de vout payanèd. Hilær, péhani en doé ur sperèd bac un inclination vad, e gommanças santein, dré er sclærdér ag é ræson, péh quen disprisable e oé er superstitioneu payan, pe gavas, dré un effèd particuliér a brovidance Doué, livre er Scritur santel. É leinein el livre-zé é tas, dré er secour ag er græce, d'hanàuein er huirioné hac er santeleah ag er religion a Grechéneah, hac hemb tardein pèlloh ean e receuas er Vadiènt. Gobér e ras perpet ur studi particuliér ag er Scritur santel, eit ellein avance muyoh-mui én hènt ag er barfection hac a é salvedigueah. En istime e ré er guéris a Boitier ag é vertu e ras dehai er choége eit ou Escob, goudé marhue ou Escob aral. Refuse e ras ag é bossible er gargue-zé; mæs contraignet e oé bet de gousantein d'er choége e oé bet groeit a nehou.

A pe oé het groeit Escob, ean e labouras guet groèd ha guet courage eit instrugein é boble, hac impléein e ras é ol siance hac é ol nerh eit er goarantein doh en hérésieu péré

e ampoésonné hac é gorromplé er vro. Diarbèn en dra-zé, en hérétiquèd e sollitas en Ampeleur Constance, pébani e oé ou soutén, de sivroein er Sant ha d'er basse d'er Frigie; ean e receuas ordrénance en Ampeleur guet ur joé ingal doh en hani en doé en Apostolèd hac er Vartyrèd a p'ou doé de souffrein eit caus ha gloër Jesus-Chrouist. Durant é sivsoemant, péhani e badas open tri blai, é composas deuzêc livre admirable ar vistér en Driodèd santel, er péh ne viras quet ne labouras eit convertissein tud er vro-cé guet quement a fréh, ma seblanté ne oé bet casset dehi meit aveit commance ha diazéein énou ranteleah Jesus-Chrouist.

Casse e ras d'en Ampeleur ul libér humble, dré béhani é houlenné er bermission de zisputal doh en hérétiquèd én ur goulérance publique é presance é Vajesté. Er ré-men, dré ma hanàuènt é isprid extraordinær hac é siance, n'ou doé quet fiet hum exposein, guet eune nen devehé bet troeit en disput d'ou méh ha disinour; ind e gavas un digaré eit ingagein er Prince d'er hasse én dro d'er guér a Boitier.

Er Sant e oé bet receuet én ol quérieu ar é hènt èl ur goarnour courajus a lésen Jesus-Chrouist, péhani e zistroé ar é baseu goudé en dout feahet en hérési. Æs-é comprenein guet péh joé, quet péh respet ha guet péh sorte triomfle é oé bet receuet guet é boble.

Er Sant bras-men, goudé en dout labouret guet ur grèd hac ur hourage péré ne elle nitra scüéhein, aveit dihuen en Ilis, hac eit cresquein gloër Jesus-Chrouist; goudé bout bet istimet hac inouret guet en ol dud fidel ha guet er santellan Escobèd, péré er honsideré èl ou scüir hac ou example; goudé bout bet purifiet dré er bersécution, ouaidet a seih vlai ha tri-uiguênd, ha læn a vériten, e achibuas ur vuhé quer poénius, mæs ehué quen inourable, dré ur marhue hoah préciussoh dirac Doué, er blai tri hand eih-ha-tri-uiguênd.

## RÉFLEXION.

Sant Hilær, én ul leinein er Scritur santel, e zisquas siance er Sænt, de larèt-é, en hènt ag er salvedigneah hac ag er barfection: péh ur méh aveit crechénion colle ou amzér é tisquein, é leinein pé é cheleuèt nehuétéden liès mad criminel ha perpet inutil. Studiet siance er Sænt, mar fal d'oh bout sænt un dé.

*Eile Réflexion.* Er Sant-men en, dès studiet ha labouret pêl-amzér eit composein deuzêc livre ar vistér en Drindèd santel, eit expliquein, ag er péh ma ellér, er mistér bras hac adorable-men : péh sourci e laquet-hui d'ansaignein er mistér-zé, hac er réral, d'en dud ag hou ty pé d'hou pugalé?

*Tairvéd Réflexion.* Doué e ras de sant Hilær er græce de zistroein ag é zivroemant, goudé en dout bet feahet en hérétiquèd péré en doé-ean persécutet. Receuet e oé bet guet hilleih a inour hac é triomfle én ol quérieu dré béré é tremeinas. Doué e ré inourein er Sant-men, hac ean, ag é dû, nen doé quin studi, quin chonge nameit a hobér inourein en Eutru Doué. Chetu azé er hombat caër, péhani e badou beta fin er bed, étré Doué hac er Sænt. Doué e ra ou inourein, hac ind ne chongeant nameit a hobér inourein en Eutru Doué. *Eurus er servitour e vou cavet guet Doué é labourat èl-of eit é hloër !*

---

## *Er buemzêcvéd dé a vis Guenvér.*

## SANT MAUR, ABAD.

SANT Maur e oé mab d'ur Sénatour Romæn. A pe oé deit d'en ouaid a zeuzêc vlai, é dad e bedas sant Benæd d'hobér en instrugein én é gouvand. En dén santel-zé, quentéh èl ma huélas er broaidur youancq, e zas de hanàouet en intantion vras en doé en Eutru Doué ar nehou, hac e gueméras ean-memb er sourci d'en instrugein. Æz-é comprenein péguement é pourfitas é scol ur mæstre quer santel. Donnet e ras de vout é bèr-amzér quer parfæt, m'er henié sant Benæd d'é ol venéh aveit scüir hac example ; hac, é gùirioné, biscoah ne oé bet gùélet ur menah youancq humploh, aboeissantoh na devottoh.

En disciple fidel-men de sant Benæd e seblanté partagein guet é væstre græceu en Nean. Ur menah youancq, hanhuet Placide, én un dennein deur ag ul lèn vras ha dôn, e gouéhas abarh : sant Benæd e hanàuas, dré ur révélation, en dangér é péhani é oé Placide, hac e ordrénas de sant Maur monnet d'er secour. Sant Maur e ridas, hac hemb chongeal én dangér é péhani é ellé hum laquat ean-memb, e zisquennas él lèn, e guêrhas ar en deur, avel sant Pierre ar er mor

a Dibériad, hemb chongeal a nitra nameit a aboeissein pront, hac e dennas Placide ar er séh. É humilité e ras dehou credein ne oé arrihue er miracle zé nameit dré vérit sant Benæd.

Ur huéh aral, tud péré en doé ur hroaidur affliget, e ras en degasse d'er houvand én intantion d'er presantein de sant Benæd; mæs èl n'hum gavé quet ér guér ér momand-cé, é oé bet presantet er broaidur de sant Maur. Er menah humble men e laras gronce ne apparchanté meit d'er Sænt gobér miracleu, ha non-pas d'ur pehour èl d'ou. Er veréh péré e oé presant, læn a druhé doh en dud peur-zé hac a gonfiance é vertu sant Maur, e laras dehou penaus ne ellé quet d'er bihannan refuse dehai é bedenneu. Ean hum laquas nezé ar é zeulin, ha goudé en dout laqueit pèn er stôl ar bèn er hroaidur, hennen e hum gavas abèn lipre ha dispos. Er Sant e gredas hac e laras arré ne oé arribue er miracle-zé nameit dré vérit sant Benæd, é mériteu pébani en dud peur-zé en doé discoeit ou dout quement a gonfiance.

Goudé bout deit, a berh sant Benæd, é France, sant Maur e ras seuel ur houvand hanhuet Glanfeïl, é pébani é receuas seih-uiguênd menah, péré, conduyet guet-ou, e vihué ol én un devotion hac én ur santeleah vras; hac bet en doé er gonsolation de huélet en darne-muihan a nehaï doh ou dout ur marhue précius dirac Doué.

En Abad santel-men, pe hanàuas anfin é oé arribue ehué é ær dehuéhan, e houlennas bout douguet d'en ilis, é péh léh é receuas é Sacremanteu dehuéhan. É bèr-amzér goudé, astennet ar en doar, ean e rantas é inean d'é Salvér, er blai puemb cand ha puar-uiguênd, onaidet a zeuzêc vlai ha triuiguênd ha puarzêc dé.

## RÉFLEXION.

Sant Maur e guêrbas ar en deur, èl ar ur pavé, aveit secour Placide pébani e oé én dangér d'hum vaiein; sant Maur ne chongé quet memb én dangér é pébani en hum exposé ean-memb; ne chongé nameit a aboeissein pront ha d'hobér er péh en doé ordrénet dehou é Supérior sant Benæd. O péh quer bras vertu-é en aboeissance, p'en dès en Eutru Doué hé autoriset dré ur miracle quer bras!

*Eile Réflexion.* Nac avantajusset-é aboeissein d'er Supériorèd! na necesserret-é er vertu-zé d'ur penitand é quevér é

govézour, hac é spécial d'er ré scrupulus, péré ne fehènt jamæs cavouet peah na repos én ou houciance, nameit dré un aboeissance parfæt d'avisen ou hovésour! Stad er ré scrupulus e zou triste ha digne a druhé; mæs ebué èl ma tehé er stad-cé de vout dangerus aveit ou salvedigueah, ma ne labourehènt eit pléguein ou santimant prope de hani ou hovésour, é teliant labourat eit quement-cé guet courage, hac ou dout mui a gonfiance é Doué.

---

## *En huézécvéd dé a vis Guenvér.*

## SANT MARCEL, PAB HA MARTYR.

En Sant-men en doé ur vertu hac ur mérit quer bras, ma oé bet choéget aveit bout Pab goudé ma oé bet martyriset er Pab sant Marcellin. Gobér e ras réglemanteu caër eit avantage en Ilis hac eit remædein d'er fal gustumeu; open quement-cé é hroas ag er guér a Rome puemb parræs ar-n-uiguênd, aveit ma vehé bet æssoh d'er boble assistein én office divin, receu er Sacremanteu ha cleuet conzeu Doué.

En tyrand Maxance e vennas er hontraignein d'offrein ançans d'er faus douééd; èl m'er refusas er Sant guet er brassan courage, en tyrand e hroas en tourmantein én ur façon cruel, hac er hondannas de chervige én ur marchaussi publique é Rome, én ur chongeal penaus er marhue ne oé quet eit ur Pab un tourmant quer cri, èl m'en dé passein é vuhé én ur stad quer poénius ha quen disprisable.

Er Pab santel laqueit de vout pautre marchaussi a gaus d'é fidélité de Jesus-Chrouist, e vêlé cand gùéh én dé en hani a béhani en hum istimé rai eurus a bélie er souffranceu hac en humiliationeu.

Er Grechénion e ridé a bep lèh eit gùélet ha considerein guet soueh ou Bugul santel; ou accouragein e ré dré é gonzeu, hac ou instrugein e ré dré é exampleu.

Nàu mis é oé bet sant Marcel én ur stad quen truhéus, pe gavas en dud a Ilis er moyand d'en délivrein a inou, ha d'er hasse de dy un intanhuès vertuus hanhuet Lucine, péhani er receuas guet hilleih a joé hac a respet. En intanhuès santel-zé, é huélet en nombre bras a Grechénion e zé d'hé zy de gavouet sant Marcel, er pedas de changein hé zy én un Ilis,

Quentéh èl ma oé bet consacret en ilis nehué-cé, er Pab santel e laré bamdé en overen hac e gueméré ur sourci extraordinær d'instrugein er boble fidel e ridé dehi a foul.

Maxance, avertisset ag er péh |e bassé, èl nen doé dougeance erbet a Zoué nac ag er bed, e hroas, én é furi, gobér ur marchaussi ag en ilis-cé, hac e gondannas er Sant d'achihue inou é vubé, é creis er brassan misér.

En inour de souffrein eit Jesus-Chrouist e gargué sant Marcel a joé; mæs, allas! profanation el léh santel e oé aveit-ou un tourmant horrible. Forcet e oé neoah d'en andur. É ol gonsolation e oé golhein guet é zareu el léh santel-zé, péhani en devehé desiret guellein purifiein guet é oaid. Ne verne péh quer goal-drettet e oé, er Bugul santel ne ancoéhé quet é boble; gobér e ré dré scrihue ha dré lihæreu er péh ne ellé quet gobér dré é bresance.

Uset ér fin dré é labourieu ha dré er misér en doé anduret, sant Marcel e achihuas é vuhé hac é vartyr dré ur marhue précius er blai tri hand nào.

## RÉFLEXION.

Sant Marcel e bartageas er guér a Rome é puemb parræs ar-n-uiguênd. Intantion en Ilis, én ur seuel hilleih a ilisieuparræs dré ol er grechéneah, e zou ma tei peb-unan d'assistein én office divin én é barræs, de receu er Sacremanteu ha de gleuet inou conzeu Doué. Mar-a-ræson hun oblige d'assistein én office peb-unan én é barræs. *De guetan.* En hou ç'ilis-parræs é oh bet groeit crechén dré er Sacremant a Vadiênt. *D'en eile.* Én hou parræs é hoès droèd de houlen er Sacremanteu, clan ha yah. *D'en drivèd.* Inou é cavehet er bugul en dès reit d'oh en Eutru Doué eit hou ç'instrugein hac hou conduie. Mar dé obliget hou pugul d'hou ç'instrugein ha de rein d'oh er magadur spirituel a gonzeu Doué, nen d'oh-hui ehué obliget de zonnet d'er hleuèt? Mar dès un ordrénance pé ur réglemant benac de rein, pé banneu d'hobér; mar dès un dé yun benac ér suhun pé un dé vigil, penaus en er gouyehet-hui, ma nen d'oh presant? *D'er buarvèd.* Dedal hou ç'ilis-parræs é tei un dé hou corve de repose beta dé er Jugemant; anfin hout-son graceu particuliér eit er ré e assiste én ou ilis-parræs.

### *Er seitécvéd dé a vis Guenvér.*

## SANT ANTOÉN, ABAD.

En Sant-men, guenédicg ag en Egypte, goudé en dout collet édad hac é vam d'en ouaid a uiguênd vlai, e gleuas leine én Aviél er honzeu-men e laras gùéharal hur Salvér d'un dén yonancq pihuic : *Mar falle d'oh bout parfæt, gùérhet er péh e hoès, ha reit-ean d'er beurerion, ha hui hou pou un trésol én nean.* Er honzeu-cé e blantas én é galon, ha nen doé dou-tance erbet ne oé boéh en Eutru Doué e oé e gonzé doh-t-ou. Gùérhein e ras quentéh é ol madeu, ha partagein e ras er bris a nehai étré er beurerion. Hum denne e ras nezé én un deserh é péhani é broas é ol bossible aveit hélie quement hanni en doé gùélet parfættan én ur vertu benac. Er goal-sperèd hum chervigeas a bep sorte moyandeu eit gobér dehou qùittat er stad-cé, é péhani é condoyé ur vubé quer santel. Represantein e ras dehou en dangérieu de béré é oé exposet én deserh, hac en tantein e ras dré chongeu horrible énep d'er burtæt; mæs é galon ou rebulé perpet; hac eit hum gribuat énep d'un anemis queu dangerus, ean e gres-quas é bénigenneu. A nezé ne zaibré mui nameit ur huéh én dé, goudé cuh-heaul, ha ne guemeré nameit bara ha deur guet un nebedicg halén. Passein e ré en noz casi ol é pedein, hac aveit gulé nen doé meit ur blanquen.

Eit péllat muyoh-mui doh er bed, ean hum dennas ar ur manné hac e chommas inou uiguênd vlai, én drespet de ol ardeu ha finesseu er goal-sperèd.

Èl ne gavé coutantemant na pligeadur é nitra nameit ér beden hac ér gontamplation, ean en doé hoant-bras de vout dishanàuet guet er bed hac e guemeré hilleih a sourci d'hum serhel cuhet; neoah ne ziscoé jamæs en en doé poén erbet é huélet un nombre bras a dud é tonnet d'er havouet ar er manné, ha ne refusé quet a rescond d'er péh e houlennènt guet-ou : hac èl ma oé é galon læn a garanté doh Doué, ean e ré abret antréein er memb caranté divin é caloneu er ré er hleué.

Èl ma oé oueit er brud ag en Tad santel-men ag en de-serh én Afrique, én Itali, é France ha casi dré ol er bed, é

tas ur foul a dud d'er havouet eit tremeine ou buhé édan é hoarnation. Ret e oé bet seuel hilleih a gouvandeu, hac é bihannoh eit dêc vlai en en doé mar-a-vil menah.

Sant Antoén e labouré hilleih eit ou instrugein; hac ean e laré dehai é spécial penaus, eit avance ér barfection, é oé ret chongeal ha credein é vér bamdé é commance, ha penaus, ne verne petra e rehemb, nen dès comparage erbet étré er péh e ramb hac er recompance e brepare en Eutru Doué d'emb.

Mar faut d'oh feahein er goal-sperèd, e laré-ean hoah liès, pedet hac hum vortefiet perpet; beah humble, hum zefiet a han-oh hou ç'hunan ha laqueit hou confiance é Doué. Er Sant-men ne oé quet hemb quin destinet guet Doué aveit instrugein menéh, choéget en doé-ean hoah eit convertissein er bayannèd, aveit feahein en hérétiquèd hac eit consolein er Vartyrèd.

A pe gleuas larèt é oé bet conduyet d'er guér a Alexandrie un nombre bras a Grechénion eit bout martyriset, ean hum rantas inou aveit ou assistein ér prison, ha n'ou abandonnas que n'ou doé groeit de Zoué er sacrefice ag ou buhé. Inou é convertissas un nombre bras a bayannèd, hac é vrassan desir e oé bout martyr ehué ean-memb.

D'en ouaid a buar blai ha cand é sortias hoah ag é zesarh eit monnet arré d'Alexandrie eit disputal doh en hérétiquèd, a béré é convertissas ur certæn nombre dré é zoctrine admirable.

Ér fin, ouaidet a buemp plai ha cand, a béré en en doé passet puemb-ha-puar-uiguênd ér vrassan penigen; goudé en dout accouraget é venéh, é rantas é inean de Zoué, guet ur joé bras merchet ar é face, er blai tri hand huéh hac hanter-hand.

## RÉFLEXION.

Mar dé bet tantet é peb fæçon er Sænt, goudé ou dout renonciet d'er bed, pêl doh en occasioneu, én deserh, é creis er rustan penigenneu; penaus é ellamb-ni hum sellet én assurance é creis en dangérieu? Péh éhuéh e laquamb-ni eit hum zihuen doh hun anemisèd? A béh sorte armage en hum chervigeamb-ni eit hum zihuen doh-t-hai? Mæs laramb quêntoh péguement a dud e zou péré hum daule a galon vad, hac én ur fæçon amouêd, é creis en occasioneu dan-

gerussan? Péh ur folleah! Hac ellein e rant-ind bout souéhet mar dint gouniet d'en tantour? hac ellein e ramb-ni bout souéhet mar da quement a dud d'hum golle, ha quer bihan d'hum salvein! Mar vennamb enta bout ag en nombre bihannicg ag er ré salvet, pêllamb doh en occasion, veillamb ar-n-amb hun hunan, sàuamb hur halon trema Doué ér hommancemant ag en tantation; resistamb doh er goal-sperèd, hac ean e bellei doh-emb; laquamb perpet hur honfiance é Doué; mæs n'hum fiamb jamæs én hum nerh prope.

---

*En drihuèhvéd dé a vis Guenvér.*

## CADOÉR SANT PIERRE É ROME.

En gouil-men e zou institnet eit dégasse chonge ag en dé é péhani é plaças sant Pierre cadoër en Ilis ér guér a Rome hac é commanças inou é zevérieu a Bab.

Goudé ma oé dichennet er Sperèd-Santel ar en Apostolèd ha m'en doé ou harguet ag é zonæsonneu, n'ou doé mui quin chonge meit a hélie é inspirationeu, ag hum acquittein ag en devérieu ag ou mission hac a gasse er sclærdér ag er fé dré ol er bed.

Er bed e oé bet partaget étré en deuzêc Apostol; sant Pierre, èl er hetan a nehai ha vequél Jésus-Chrouist, e oé bet choéget guet Doué eit er guér a Rome, er guér quetan ha principallan ag er bed.

En Apostol bras-men, goudé en dout douguet er sclærdér ag en Aviél ér vro a Judé, goudé en dout durant seih vlai conduyet en ilis a Antioche, goudé en dout perdéguet er fé é Galatie, é Cappadoce, én Asie hac é Bitinie; goudé en dout convertisset hilleih a bobleu, ha groeit un nombre bras a viraclen, e zas, ardro puemzêc vlai goudé marhue hur Salvér, de hobér é zemeurance ér guér a Rome.

El-men é vennas en Eutru Doué ma vehé bet deit er guér a Rome, péhani e oé a ziaguênt er væstrès ag er faussoni hac er bourien ag er superstitioneu payan, de vout er væstrès ag er hàirioné, er guér principal ag er religion catholique hac er vam cumun ag en ol ilisieu, eit ma vehé bet deit en ol pobleu de receu er sclærdér ag er hàirioné guet er guér principal ag er bed.

Goarne e rér hoah é Rome cadoër sant Pierre, péhani e gonduyas en Ilis ér guér-zé durant puemb plai ar-n-uiguênd hac e gouronnas inou é labourieu apostolique dré ur martyr glorius.

## RÉFLEXION.

Peb plai é hroér er mimoër ag en dé eurus é péhani é laquas sant Pierre Cadoër en Ilis é Rome, hac é péhani é commanças inou excelcein é zevérieu hac é labourieu apostolique. Peb plai é inourér en dé a gonsécration pé a vénédiction peb ilis-parræs; dré er memb ræson ha guet er memb intantion-zé en en dès hum obliget er Pabèd hac en Escobèd de inourein peb plai, guet un devotion hac ur grèd particuliér, en dé ag ou honsécration de Zoué. Er honcileu e ingage ehué er vélean de inourein guet un devotion vras peb plai en dé ag ou ordination, én ur gresquein en dé-cé ou acteu a drugairé, én ur gonsidércin guet mui a attantion er santeleah ag ou devérieu hac én ur hobér mui a réflexion ar en obligationeu vras ag ou hargue.

Dré er memb ræson, peb crechén e zelie inourein peb plai en dé m'en dès bet er bonheur de receu er Sacremant a Vadièmt, é tremeine en dé-cé guet mui a zevotion, én ur reneuéein er promessen en dès bet groeit aveit-ou de Zoué é bærein hac é værein, de renoncieim d'en diaul, d'é vobanceu ha d'é ol œvreu, hac anfin doh hum offrein hac hum rein ol de Zoué. Sant Charle e ordrénas en devotion-men én huéhvèd concil a Vilan, hac e verche penaus sant Gregoër a Nazianze e assure é oé un usage ancien inourein peb plai en dé ag er Vadièmt dré bep sorte œvreu mad, hac é telié en tadeu ha mameu quemér er sourci de zegasse chonge d'ou bugalé ag en dé-cé, ha rein dehai en example a guement-cé.

Mar d'omb obliget de drugairéquat Doué ag é græceu, péh acteu a drugairé ne zeliamb-ni rantein dehou eit en dout hur receuet én é Ilis hac en nombre ag é vugalé dré er Sacremant a Vadièmt? Aveit en trugairéquat ag ur græce quer bras, laramb bamdé guet mui a attantion ha guet mui a bradvad er honzeu-men: *M'hou trugairéqua, men Doué, ag hou ol madeleaheu, d'hou pout drès peb-tra me receuet én hou Ilis.*

Douguein e ramb en hanhue a grechénion; mæs ha bihuet

hun nès-ni beta bremen èl gùir grechénion? Ma n'hun nès quet ean groeit, consideramb petra hun nès d'hobér eit reparein hur faute hac eit conduie ur vuhé digne ag un hanhue quer santel.

*Peden eit reneüéein er promessou a Vadiènt*

Drindèd santel hac adorable, Tad, Mab ha Sperèd-Santel, tri Person én un Doué, hou trugairéquat e ramb d'hou pout hur receuet én Ilis hac én nombre ag hou pugalé dré er Sacremant a Vadiènt. Deèt en ol Speredeu eurus, en ol Sænt ha Santésèd ag en Nean, hac é spécial hur Patromèd, d'hum joéntein doh-emb eit hur secour d'hou trugairéquat ag ur græce quer bras.

Ni e reneué hac e zisclære é cavamb mad en angagemant santel hun nès groeit én ur fæçon quer solannel én dé ag hur Badiènt. Renoncieín e ramb d'en diaul, d'é dantationeu ha d'é soliteu miliguêt; renoncieín e ramb d'er bed corromplet, d'é hloër ha d'é vanitéeu; renoncieín e ramb d'er hicg, d'é ol inclinationeu diréglet ha malheurus.

Crechénion-omb, ô men Doué! dré hou cræce; ne bermettet quet ma tisinoarehemb un hanhue quer santel. Promettein e ramb penaus é falle d'emb, a vremen betac hur marhue, dré er secour ag hou cræce, laquat hun ol gloër hac hun ol joé é viret hou lézen juste ha santel, péhani e vou de virhaiquin aveit omb ur vamen a vénédiction hac a eurustèd.

---

*En nandécvéd dé a vis Guenvér.*

## SANT CANUT, Roué ha Martyr.

Sant Canut e oé mab de Suénon, Roué ag en Danemark, péhani e hroas en instrugien dré vistre abil ha vertuus. Er Prince youancq e bourfitas quement ag en instructioneu mad en doé receuet, ma tremeinas é youancquis én ur santeleah admirable.

Arlerh ma oé bet couronnet Roué, é guetan sourci e oé bet de lemel ag é ranteleah en disordreu publique ha de laquat ur reihlæt vras étré é sujité, querclous dré é example èl dré é ordrénanceu.

Er boble ag er hreis-nos, péré e oé tud gouihue ha payan, hum revoltas; mæs Canut e hounias er victoër ar nehai hac e gassas d'inou Missionnerion santel péré e labouras guet hilleih a fréh aveit ou honversion.

Goudé m'en doé laqueit er peah én é ol ranteleah, é ras seuel ul lod vad a ilisieu hac a hospitalieu. Gobér e ras donæson d'en ilis a Roschild ag ur gouron péhani e oé ag ur bris forh bras, én ul laret penaus en treu précinssan e zelie chervige de hoarnissein el léhieu santel consacret de Vajesté un Doué, quêntoh eit de gontantein vanité er Brincèd.

É vodesti hac é respet dirac er Sacremant ag en Auter e ré admiration peb-unan. É sevotion eit er Huérbiès e ré dehou gobér inourein hé gouilieu guet ur solannité vras dré ol é ranteleah. Open er yunieu ordrénet dré en Ilis, é ré hoah hilleih aral; dougueîn e ré ur cilice édan é habideu royal; én ur guir, pratiquein e ré er péh e oé capable d'er honduie é bèr amsér d'en ihuellan santeleah.

Er Prince-men, péhani en doé perpet ur guir hoant de greaquein gloër en Eutru Doué é mesque en dud hac avantage en Ilis, e hroas ordrénanceu eit quement-cé; mæs tud malheurus hac hemb fé e allumas é mesque er boble ur revolte énep dehou. Nezé er Sant e hanàuas é oé ar er poënd d'andur er marhue eit er justice, ha rac-cé ean hum rantas é ilis sant Alban, martyr, aveit cleuet en overen, ha goudé en dout receuet é Sacremanteu, ean e recommandas é inean de Zoué. Quentéh arlerh é tas d'inou ur foul a dud revoltet. Er Roué santel e hum laquas doh treid en Auter ar é zeulin, hac èl un oén divlam, péhani e yé de vout sacrefiet, e laras: *Offrein e ran d'oh guet joé, ô men Doué! er péh a vuhé e chomme guet-n-eign; merhuel e ran aveit dihuen ha soutén hou ç'Ilis; receuet er sacrefice e hroan d'oh ha groeit, dré hou cræce, ma tei un dé en dud-men d'ou dout ur guir glahar ag ou zorfet, eit ma veint pardonnet guet-n-oh èl m'ou fardonnan mé-memb a greis me halon.* En ul larèt er honzeu dehuéhan-zé é oé bet tréset guet ur gavelod e oé bet tennet ar nehou. Merhuel e ras er blai mil seih-ha-puar-uiguênd.

Er Pab Clémant, dêcvèd ag en hanhue, solitet dré en nombre bras a viracleu e arribué bamdé dré intercession er martyr santel-men, e ordrénas gobér én ol grechéneah un office én é inour.

RÉFLEXION.

Devotion ha mortefication er Roué-men e gondannou un dé er bihan a zevotion hac en dihoustemant en dès hilleih a grechénion. Ha receuet mad e vehemb-ni én ul larèt ne oé quet possible d'emb, é creis er bed, conduie ur vuhé mortefiet nac hum acquittein ag hun ol devérieu a grechén, a pe vou discoeit d'emb ur sant Canut, ha quement a Brincèd santel aral péré en dès goarnet ou innoçance dré er bratique ag er penigenneu brassan ér bed hac ar en trôn? Ind ou doé er memb religion hun nès ni-memb; mæs hac bélie in e ramb-ni er memb aviél, é conduie ur vuhé quen dihaval doh hani er Sænt? Hac ellein e ramb-ni bout én gorto ag er memb re-compance, ag er memb eurustèd?

*Eile Réflexion.* Un dra inourable ha glorius-é merhuel èl sant Canut, aveit er fé hac aveit dihueu ha soutén caus en Ilis; hur béèmb enta, d'er bihannan, er gonsolation hac er gloër de vihuein èl gùir bugalé de Zoué ha d'en Ilis.

---

*En uiguëndvèd dè a vis Guenvèr.*

SANT SEBASTIEN, MARTYR.

SANT SÉBASTIEN e oé guenédicg a Narbonne, é Langue-doc. É dad hac é vam e gueméras ur sourci bras d'hobér en instrugein mad a viban ha d'en dessàu revé Doué. É avistet hac é gourage, emé sant Ambroès, e hroas quênt-pêl en hanàuein é palæs en Ampeleur Dioclétien, péhani er groas Capitén ag é hoardeu.

A pe zas goudé en Ampeleur payan-cé de bersécutein er Grechénion, er Sant-men, deustou m'en doé un hoant bras de souffrein eit Jesus-Chrouist, ne ras quet neoah d'ha-nàouet é oé crechén ean-memb, acel-fin cavouet er moyand de secour er réral durant er bersécution; hac én efféd, ne espergnas nac é autorité, nac é vadeu, nac é boén eit ou soutén hac ou soulagein.

Sourcius hac apert e oé de visitein er brisonnerion, eit consolein hac accouragein er Grechénion, ha drès peb-tra eit crihuat er ré péré, dré zougeance ag en tourmanteu, e oé goane ér fé; monnet e ré memb guet-hai betac er chalfaud ar béhani é teliènt merhuel.

El ma oé bet arrestet ha condannet d'er marhue, deu vrér hanhuet Marc ha Marcellien, ou zad hac ou mam, péré e oé hoah payannèd, hum daulas doh treid er juge hac e obtenas, dré ou honzeu hac ou dareu, ma vehé bet gorteit ur mis d'ou laquat d'er marhue, dré ma promettènt gobér d'ou deu vab sacrefiein d'er faus douéèd. Aben en amzér-zé, ind e ras én effèd ou fossible eit quement-cé; mæs sant Sébastien, péhani e visité liès en neu vrér-cé, én ur remerquein é commancènt tinerrat dré zareu ou hérent, e hroas quement m'ou hribuas ér fé, hac open quement-cé ean e gonvertissas ou zad, ou mam, er juge ha puar prisonnér ha tri-uiguènd. Er Juge-cé en doé ul lod caër a sclavèd de bére é ras ou liberté goudé m'en doé receuet ol er Vadiènt. É famille e hum gonvertissas ehué quènt-pêl arlerh. En neu vrér Marc ha Marcellien, hac ou zad guet hilleih aral, e anduras er martyr guet ur hourage admirable.

Laret e oé bet a la fin d'en Ampeleur penaus é oé Sébastien e broé d'er bayannèd renoncieín d'er faus douéèd, hac e viré doh er Grechénion ag ou adorein. En tyrand-cé, én é golér, e ordrénas ar en ær er staguein doh troèd ur huèn hac el lahein a denneu bire. Goudé m'en doé receuet mar-a-daul, er vourreàuïon el lausquas, guet er chonge é oé déja marhue. Un intanhuès santel, hanhuet Ireen, e yas de noz de interrein er horve: souéhet bras e oé bet doh er havouet bibue; hi e hroas nezé en donguein é cuh d'hé ty hac e soignas é boulieu.

Quentéh èl m'hum santas guelleit, ean hum bresantas a nebué dirac en Ampeleur hac e laras dehou: ah! Prince, ha possible-é m'hum lausquehoh perpet de vout trompet dré er flattereahéu faus e rér d'oh ar gouste er Grechénion; gouyet penaus é léh bout anemisèd d'hou ranteleah, ne hoès quet a sujité fidelloh eit er Grechénion.

Dioclétien, souéhet é huélet hac é cleuet é conze un dén e gredé marhue, revé m'en doé ordrénet, e laras: ha té-é e zou azé, Sébastien? Mé-memb, emé Sébastien: Jesus-Chrouist me Salvér en dès conservet d'eign er vuhé eit donnet de rein un testoni publique ag en injustice e gommettér é persécutein er Grechénion.

Dioclétien, péhani en doé ur galon obstinet, e gommandas nezé en dispen a daulen fouêt bet que nen devehé mar-

huet. Èl-cé é varhuas en dihuennour courajus-men ag er fé, er blai deu gand huéh-ha-puar-uiguênd.

## RÉFLEXION.

Sant Sébastien, goudé en dout bet ol é gorve toullet guet biren hac en dout bet achapet a dré zeourne er marhue, e glasquas hoah en occasion de verhuel eit Jesus-Chrouist. Rûamb guet méh é huélet er Sænt é clasque er souffranceu, é léh ma téhamb-ni é raug en occasioneu péré hum bresante de souffrein un dra-benac eit Jesus-Chrouist!

Er Sænt en dès clasquet peb sorte martyr, hac er ré cruellan memb; mæs ni, penaus é andurehemb-ni en douçan martyr, ni péré ne ellamb quet souffrein un taul hemb quin, nac un anjuli, na memb ur gonze, mar bé un tamicg ruste; ha chongeal e ellamb ni é vou reit er baraouis é donæzon hac aveit nitra d'emb-ni péherion, durant m'en dès coustet quement d'er Sænt? Er baraouis e zou ur recompance; ret-é enta er gounit dré œvreu mad, dré er boén, dré er souffranceu.

---

*En unan-ar-n-uiguênd a vis Guenvér.*

## SANTÈS AGNÈS, GUERHIÈS HA MARTYRÈS.

SANTÈS AGNÈS e oé guenédicg a Rome. Hé bérent, noble, pihuic ha læn a vertæ, é huélet hé inclination vad, e guerméras mui a sourci d'hé dessàu én ur fæçon santel. En exerciceu a zevotion e oé en ol divertissemant e gueméré én hé youancquis. Youancq e oé a ouaid; mæs hé inclinationeu hac hé santimanteu hum santé ag un ouaid déja parfæt; hé haranté doh Jesus-Chrouist hac hé devotion eit er Huérhiès Vari, Rouannès er Gùérhiésèd, e ras debi, d'en ouaid a zeczêc vlai, hum ingagein, dré rô, de chomme perpet gùérhiès.

N'hé doé nameit trizêc vlai pe hoantas Procop, mab d'er goarnour ag er guér a Rome, en dout-hi aveit priêd. Gobér e ras casse debi ur presant caërén intantion-zé. El ma refusas Agnès er presant-cé, Procop e yas ean-memb d'hé havouet, hac e hroas é ol bossible, dré er promesseu caërran, eit en dout hé housantemant; mæs er refusein e ras guet er memb courage m'hé doé refuset é bresant. Procop, goudé er refus-

cé, e gueméras quement a velconi, ma chommas clan. É dad hum chervigeas nezé ag é autorité eit gobér dehi rein hé housantemant. Ean e hroas hé dégasse dirac-t-ou, hac e laras dehi : gout e ret er péh em oblige d'hou tégasse amen; me mab en dès hoant d'oh, ha ne gredan quet é ellet bout én gorto ag ur chanche caërroh. Agnès, pébani en doé un avistet drès hé ouaid, e rescondas guet modesti : banàouet mad e ran en inour e rér d'eign, é chongeal én-an; mæs hum bromettet e mès déja. El ma oé bet presset de zisclæriein de bihue, hi e laras : d'ur prièd en noplan hac er puissantan; eit larèt gòir, é vaden nen dint quet ag er bed-men, mæs nen dint nameit préciussoh arzé; caërroh-é eit en heaul; ha sel-mui m'er hâran, sel-mui é on glan; sel-mui m'er bréhattan, sel-mui é on pur; sel-mui ma touchan én-ou, sel-mui é on gùérhiès.

Er Goarnour, é huélet ne ellé quet donnet de bèn a nehi dré gaër, e assaias hé scontein; ret-é d'oh, em'ean, adorein en douéèd pé merhuel ér brassan tourmanteu; ne ran d'oh nameit un dé d'hobér hou chonge, ha mar em hredet, ne refusehet quet en offre e ran d'oh a me mab.

Eutru, emé Agnès, ne mès quet dobér a guement a amzér; me résolution e zou déja queméret : disclærieìn e ran n'emb bou birhuiquin prièd erbet aral meit Jesus-Chrouist, èl n'adorein birhuiquin Doué erbet nameit Crouéour souveræn en nean hac en doar; a zivout en tourmanteu, n'ou dougean quet; mar e mès hoah un desir benac, é ma de receu er gouron a Vartyrès guet en hani a huérhiès-é, ha deuston péh quer youancq-on, m'em bou, dré græce me Salvér, nerh assès eit souffrein ha merhuel eit é garanté.

Ur rescond quen aviset ne viras quet ne ordrénas er Goarnour hé sammein a rangenneu hac hé hasse de damplé er faus douéèd; mæs quement-cé ne chervigeas nameit d'hobér dehi gobér profession a fé Jesus-Chrouist é presance ur boble nombrussoh. Pe huélas er Goarnour é oé inutil tout er péh en doé groeit, ean e ras en dehuéhan assai eit donnet de bèn a nehi : én ur gonsiderein péguement é càré Agnès er burtæt, ean e chongeas penaus, doh hé menacein a hobér dehi colle hé inour, é vehé bet deit de bèn a hé scontein mui eit é fæçon erbet aral; larèt e ras enta dehi : choéget, me merh, pé diméein de Brocop, pé bout disinouret én ul léh infâme.

Me ol gonfiance, emé er Santès, e zou é Jesus-Chrouist; capable assès-é eit men dihuen, ha rai é câre pursæt é servitourésèd eit souffrein ma vehé lammet guet-hai en trézor péhani ou dès bet guet-ou hac e hoarne ean-memb.

Er Goarnour, feahet dré gourage ur verh quer youancq, e zas de vout furius, hac e ras hé hasse d'ul léh infâme; mæs Doué, péhani ne abandonne jamæs er ré e laqua ou honfiance én-ou, e bermettas ma oé bet remerquet étal d'hi ur splandér caër, péhani e scontas er ré e venné hé disinourein.

Ministrèd er faus douéèd e vrudas é mesque er bayannèd é oé Agnès ur sorcerès; hac ind e importunas quement er Juge, m'hé hondannas de vout losquet é bihue; mæs en tan hé respettas; hac, èl en tri dén youancq ér fournès a Vabilon, hi e santas ur fresconi douce é creis en tan-flam. Er Juge, perpet obstinet, e hroas hé dibennein.

Er bourreàu ne gredé tostat dehi nameit én ur greinein; mæs Agnès en accourageas d'hobér er péh e oé bet ordrénet dehou: hastet, emé-hi, distrugein er horve-men péhani en dès bet er malheur de bligein de zeulegad aral, istroh eit de ré me Friéd divin, péhani hemb quin e mès câret perpet; hac én ur seuel hé deulegad trema en nean: receuet, emé-hi, me Salvér, un inean péhani en dès coustet quer quir d'oh, ha de béhani en e hoès reit quement a verchen ag hou caranté. Én un achihue er honzeu-men, hi e receuas en taul ag er marhue, er blai tri hanç puar, d'en ouaid a drisèc vlai. Ol er ré e oé inou present, n'ellènt quet arreste ou dareu é hnélet ur verh quer youancq, sammet a rangeonneu, é souffrein er martyr guet quement a gourage.

RÉFLEXION.

Santès Agnès, d'en ouaid a zeuzèc vlai, e gonsacras de Zoué hé halon hac hé horve dré er rô a burtæt. O péguement é vérite bout câret er Pried hé dès choéget! Péh quer caër ha péh quer brâu é-ean! péh quer puissant! péh caranté nen dès-ean aveit-hi! E hum reit ol dehou, hac é santehet er fréh, en efféden douce ag é garanté. O Jesus, pried divin hun ineaneu! pe vehoh hanàuet guet en dud, é tehènt d'hou cârein ha de zispriseein ol brâuité en treu crouéet eit hou possédein-hui hemb quin.

*Eile Réflexion.* Péh quer mad ha péh quen avantajus-é câ-

rein er burtæt ag en ouaid a groaidur! pêh quen agréable-é er vertu-men de Zoué! Guet a bræceu ne za-hi de dennein ar en n'emb hé fossède! Mar e hoès hé honservet, ineam crechén, mêlet Doué, ha continuet d'hobér hou possible eit goarne un trézor quer précius. Mar e hoès bet er malheur d'hé holle, ne dardet quet de laquat hou ç'ol sourci aveit hé reparein dré er benigen; héliet buhé en Ælèd dré er burtæt, quêntoh eit buhé el lonnèd brutal, dré bligeadurieu infâme. Hum adresset doh er Santès-men, doh er Sænt, doh en Ælèd, hac é spécial doh er Huérhiès glorius Vari, eit obtenein er burtæt a gorve, a galon hac a sperèd.

---

## *En eile dé ar-n-uiguênd a vis Guenvèr.*

## SANT HUISSANT, MARTYR.

SANT HUISSANT, guenédicg a Sarragosse, é Spagne, en doé bet en avantage de vout instruget dré un Escob santel hanhuet Valèr. En Escob-cé, én ur gonsiderein siance ha vertu é zisciple, er groas Diacre ag é ilis, hac e ras cargue dehou de berdègue en aviél. Huissant e labouras guet grèd eit instrugein er boble; inspirein e ré en devotion d'er ré fidel, ha convertissein e ré d'er fé un nombre bras a bayannèd.

Èl ma oé oueit er brud a nehou bet er Goarnour a Darragôn, péhani e bersécuté er Grechénion a berh en Ampeleur, er Goarnour-cé e ordrénas en arreste hac er honduie d'er guér a Valance, sammet a rangenneu, én gorto penaus er fatique ag en hènt hac er goal-drettemant en doé commandet gobér dehou andur, en devehé bet groeit dehou colle courage. A pe oé arrihue é Valance, er Goarnour e ordrénas dehou offrein ançans d'en doeéèd ag er ranteleah, pé hum breparein de verhuel. Er Sant e rescondas : nen d'on quet scontet é cleuèt me menacein ag er marhue; er brassan inour e fehen receu hac en douçan pligeadur e fehen santein, e vehé merhuel eit er fé; ha credein e ran hou ç'assurein penaus é scùéehet quêntoh doh me zourmantein, eit ne scùéhein é souffrein eit gloër Jesus-Chrouist.

Er Goarnour, digoutant ag é rescond, e ordrénas en tourmantein ér fæçon cruellan e fehé bout chonget : astennet e oé bet ar ur gril, édan péhani é oé allumet un tan bras; mæs en Eutru Doué, eit discoein é houie, pe blige guet-ou,

douçat er poénieu e souffrér doh er chervige, e ras dehou er græce d'andur en tourmant horrible-zé guet courage ha guet joé. Huissant e chommé ar er gril hemb boulgeal, é zeulegad sàuet trema en nean ha guet un air coutant. En ol e oé souéhet é huélet nerh ha courage miraculus er Sant; er bayannèd ind-memb e vrudé partout er miracle. Er brud-cé e obligeas en tyrand d'hobér en douguein d'er prison, é péh léh é hroas en asten ar damen pod torret, én ur zihuen a rein dehou tra erbet na de zaibrein na d'ivet. Mæs Doué nen abandonnas quet quer bihan én occasion-men. Carguein e ras ag ur gonsolation vras ha douce calon é servitour fidel, pébani ne arsàué ag en trugairéquat ag é vadeleah én é andret, ag er mêlein hac ag er glorifiein.

Er Goarnour, instruget a guement-cé, e ordrénas, ne houyér quet é péh intantion, laquat er Sant ar ur gulé mad, ha rein dehou er péh en devehé goulennet. Quentéh èl ma oé bet laqueit ér gulé-cé, èl pe vehé bet er soulagemant-cé er brassan ag en tourmanteu eit-ou, é varhuas hac é yas de recen d'en nean er gouron deliet d'é victoërieu, er blai tri hand tri, d'en ouaid a zeu vlai ar-n-uignênd.

Childebert, roué a France, goudé en dout queméret er guér a Sarragosse ér blai puemb cand deu-ha-deu-uiguênd, ne gassas nitra guet-ou ag er guér-cé nameit er stôl a béhani en doé hum cherviget en Diàcre santel-men, hac hé rein e ras de sant Germæn, Escob a Baris. Hé goarne e rér hoah é ilis Sant-Germæn.

### RÉFLEXION.

Petra nen dès anduret er Sænt ér bed-men? Guet péh patiantæt n'ou dès-ind anduret! guet péguement a gourage, guet péh joé! Ne vemb quet én gorto a arrihue én nean nameit dré er memb hènt ag er souffranceu.

Ne ellamb quet ér bed-men, bout exant a souffrein; hur bout e ramb ur horve hac un inean péré e ra d'emb ur foul a occasioneu de bratiquein er batiantæt: hur horve dré é infirmitéeu, hun inean dré hé diouïegueah hac hé goal inclinationeu.

Open en dra-zé, dré ma omb péherion, é teliamb andur ha larèt guet sant Augustin: *Punisset-mé ér bed-men, ô meu Doué! n'em espergnet quet; castiet-mé eit me krimeu, ha n'em funisset quen ér bed-aral.*

*En drivèd dé ar-n-uiguênd a vis Guenvér.*

## SANT RÆMON A BENNAFOR,

### A URH SANT DOMINIQUE.

En Sant-men, ganoet ér mannér a Bennafor, é Spagne, en doé quement a siance hac a abiltæt, ma oé bet choéget eit ansaigneìn er filosophie é Barcelone, d'en ouaid a uiguênd vlai. En Escob ag er guér-sé, goudé m'en doé receuet Ræmon en urh a Véłég, e ras dehou er hargueu inouraplan ag é escobti. Ol en dud a ilis e gavas én-on ur scùir parfæt ag en ol vertuyeu e zeliér pratiquein ér stad-cé, ha gobér e ras, drès peb-tra, hum hanàuein dré é humilité, é vodesti hac é garanté é quevér er beurerion.

Goudé en dout instituet ur fondation gaër é ilis Barcelone, eit gobér inourein guet ur solannité vras gouil Annonciation er Huérhiès, ean hum rantas menah é urh sant Dominique, hac inon é composas ul livre caër é péhani é explique, én ur fæçon admirable, cals a boëndeu diæs eit er gouciance.

Doué er choégeas aveit secour doh quetan commancemant en urh a Rédamption er sclavèd. Er vision admirable en doé bet én ur memb noz sant Pierre-Nolasque, er Roué ag en Arragon, hac er Sant-men, e broas dehai hum joéntein ou zri eit institnein un Urh quer caër ha quen avantajus eit en Ilis. Sant Pierre-Nolasque e oé er pèn, er Roué ag en Arragon e oé er soutén, ha sant Ræmon e gonduyas, dré é aviseu mad, un affær quer bras. Er Pab Gregoër nàuvèd, én un hanàouet é vertu hac é zoctrine, er galhuas de zonnet de Rome. Gobér e ras a nehou é Chapelæn; er choége e ras eit é govézour, hac en angagein e ras de zastume én ul livre en ol ordrénanceu ha décrédeu ag er Honcileu, hac a ré er Pabèd e oé bet beta nezé. É studi hac é occupationeu bras ne virênt quet doh-t-ou a hélie perpet en ol régleu ag é urh. Er Pab e offras dehou un Arh-Escobti; mæs é humilité e broas dehou refuse ur gargue quer bras; ha gùel e oé bet guet-on retourne d'é gouvand, é péhani é varhuas èl ur menah simple, doh hum gonsiderein èl en dehuéhan ag é vredér. Perdègue e ras, guet hilleih a fatique; d'er Morianèd ha d'er Juiffèd péré e oé é ranteleah Spagne, ha convertissein e ras é bèr amzér open dêc mil a nehai.

Quement a zevotion en doé én ur offrein er sacrefice ag en overen, ma laré peb-unan é convertissé quement a dud én ul larèt en overen, èl ma hroé dré en nerh ag é berdégueu.

Én amzér ma oé é Majorque, ean e avertissas er Roué a inou de laquat reihtæt én un dra ag ur gonséquance vras. Er Roué, péhani e ré un istime bras a nehou hac e venné m'en devehé chommet guet-ou inou, e bromettas gobér er péh e houlenné; mæs èl n'hum laqué quet é poén eit er gobér, er Sant e gueméras er résolution d'hum dennein én é gouvand a Varcelone, étré péhani ha Majorque é hès tair leàu hac hantér-hand a vor. Hum bresantein e ras eit ambarquein; mæs laret e oé bet dehou en en doé dihuennet er Roué ag el lezel de bassein. Er Sant, læn a gonfiance é Doué, goudé en dout groeit sine er groéz, e zispléguas é vantel ar en deur, e hum laquas ar é vantel, ha dré voyand un ahuél favorable, e hum rantas é huéh ær a amzér én é gouvand. Ur miracle quer bras, ha gùélet guet quement a dud, e oé bet aben deviset d'er Roué, é sperèd péhani é plantas quen dôn ma laquas nezé quentéh reihtæt ér péh en doé grateit d'er Sant.

Ér fin, ér blai deuzéc cand puemzêc-ha-tri-uiguênd, sant Ræmon, ouaidet a nandêc vlai ha puar uiguênd ha puar mis, ha læn a vériteu, e varhuas quer santélemant èl m'en doé bibuet.

## RÉFLEXION.

Sant Ræmon, inouret, desiret ha clasquet guet er Pab ha guet er Roué, ha galhuet aveit bout Arh-Escob, e zou gùel guet-ou, eit quement-cé ol, bout menah simple én é gouvand: example caër péhani e gondanne ambition en dud péré ne gonsiderant quet penaus nen dès nitra douçoh eit chervige Doué én é stad ha condition, hemb clasque hum seuel drès er réral.

*Eile Réflexion.* Er Sant-men e institüas ur fondation eit ma vehé bet inouret guet ur solannité vras gouil Annonciation er Huérhiès glorius Vari. Disquet inourein hé gouilieu guet ur gùir devotion, inspirein er memb santimanteu d'er réral, ha secour, revé hou moyand, goarnissein en ilizeu hac en autærieu.

## *Er buarvèd dé ar-n-uiguénd a vis Guenvér.*

## SANT TIMOTHÉ, ESCOB HA MARTYR.

SANT TIMOTHÉ e oé guenédicg a Listre én Asie ; é dad e oé payan ; mæs é vam, péhani en doé hum rantet crechénès ér guetan boyage e ras en Apostol sant Paul ér hartér-zé eit perdègue en Aviél, e gueméras hilleih a sourci eit en dessàu erhat hac en instrugein ar er mistérieu ag er fe hac ar léẑen Doué. Timothé, ur huéh arrihue én ouaid d'hum durel d'er studi, e bourfitas quement ag el leçonieu e vezé reit dehou, m'hum rantas quen abil ma oé souéhet en ol é buélet é siance hac é vertu.

Sant Paul, a pe retournas de Listre, er choégeas eit compagnon ag é labourieu apostolique. Monnet e ras guet en Apostol bras-cé de Vacédoèn, hac er secour e ras hilleih d'hobér er honversioneu burhudus e hroas inou. Sant Paul, avertisset penaus é oé goal-drettet er Grechénion é Thessalonique, e gassas d'inou é zisciple Timothé aveit ou accourageiṇ, ou hrihuat ér fé hac ou disposein d'er bersécution de béhani é oènt exposet.

Goudé m'en doé hum acquittet erhat a ol er péh en doé recommandet dehou en Apostol santel, ean e zistroas de Gorinthe hac e hélias sant Paul én ol boyageu e hroas én Asie, én Acaïe, é Grèce, ér Palestine, é Jerusalem hac é Rome, én ur bartagein guet-ou perpet er fatique hac er boén e anduré eit Jésus-Chrouist. Sant Paul er hassas a Rome de rantein visite d'er Grechénion é mar-a-léh, hac é peb léh ean e hroas hilleih a vad. Anfin ou deu assamble, ind e yas d'er guér a Ephès. Sant Paul, é buélet en dobér en doé er guér vras-cé ag ur Bugul mad, e lausquas inou Timothé aveit conduie en ilis-cé é calité a Escob, hac e bartias é hunan eit monnet de Vacédoèn.

En Escob santel-men e gueméras ur sourci extraordinær ag é boble, hac e labouras, guet hilleih a fatique, aveit instrugein en huguenaudèd e oé ér guér a Ephès. É brèd berbuidant e hroas dehou hemb tardein receu er gouron a vartyr. Rac un dé m'en doé er bayannèd, aveit gobér inour d'unan a ou faus douéèd, hum laqueit de ridêc dré er guér, én ur

hobér paud a zisordre, er Bugul santel-mén e rebreichas dehai er bihan a zougeance Doué ou doé, hac er vrastet ag en droug e broènt; en dud barbar-cé e gueméras ur golér quer bras doh-t-ou, ma oènt deit d'er stleigeal dré er guér ha d'er mâlein a dauleu bah hac a dauleu mein. Er Grechénion en délivras ag ou furi, mæs déja hantér-varhue; ind en douguas én ur place toste d'inou, é péh léh é varhuas un nebedicg amzér goudé. É vartyr e arribuas er blai seitêc-ha-puar-uiguênd goudé donnedigueah hur Salvér.

## RÉFLEXION.

Péh ur vad ne hroa ur vam crechénès, péhani en dès sourci de zessàu hé broaidur revé Doué! Doh en ansaignemant, mad pé fal, e receuér ér youancquis, é ma en dalh ag er reste ag er vuhé. Er hetan leçonieu, fal pé mad, laqueit én ur galon youancq, e bade ordinæremant durant oll er vuhé.

Timothé e oé mab d'un tad payan; mæs é vam e oé crechénès. Ur malheur bras-é eit bugalé, pe vé diréglet pé ou zad pé ou mam; neoah en hani a nehai ou deu en dès dougeance Doué, e elle hac e zelle nezé gobér é léh en aral, ha laquat ur sourci hac un attantion brassoh ar gomporteman er vugalé.

Péguement a vugalé hemb religion na devotion e huélér, péré e zou ur groéz ponnér ha huerhue eit ou hérent, hac e vehé bet ou gloër hac ou honsolation pe vehènt bet instruget ha corriget abret, ha n'ou devehé guélet guet ou hérent nameit exampleu mad! Péh rebreicheu cruel ne rei, durant oll un éternité, bugalé dannet d'ou zad ha d'ou mam, rac n'ou d'ou quet reit dehai un ansaignemant santel nac example vad.

---

*Er huemvèd dé ar-n-uiguênd a vis Guenvér.*

## CONVERSION SANT PAUL, APOSTOL.

HUM gonvertisset, payannèd; hum gonsolet, péherion; hum rejouisset, ineaneu juste, én ur gonsiderein conversion admirable sant Paul, péhani, goudé bout bet un anemis bras d'er religion a Grechéneah hac ur persécutour cruel d'en Ilis, en dès changet én ur fæçon m'en dé deit, dré hræce

ha dré visericorde en Eutru Doué, de vont ur soutén hac un doctor bras ag en Ilis, hac unan ag er ré vrassan Apostolèd.

Er Sant-men, hanhuet Saul quênt é gonversion, guénedicg ag er guér a Dars, a dribu Benjamin, gannet ha mâguet é religion er Juiffet, e gueméras ur has estrange doh er Grechénion hac hum laquas d'ou fersécutein. Antréein e ré én tyér aveit arreste ol er ré e gavé én-hai; gobér e ré ou laquat ér prison hac ou sammein a rangenneu.

Én ur gleuet larèt é cresqué bamdé ér guér a Zamas en nombre ag er Grechénion, ean e bartias aveit monnet d'ou arrestein ha d'ou degasse prisonnerion de Jérusalem. Pe oé arribue toste d'er guér, é sàuas én un taul ur sclærdér vras én dro dehou, hac é cleuas ur voéh péhani e laré: *Saul, Saul, perac en am fersécutès-té?* Er honsen-zé en trebias, hac én ur gouéh d'en doar, ean e laras: *Pihue oh-hui, Eutru?* Quentéh goudé é cleuas er honsen-men: *me zou Jesus, péhani e bersécutès.* Neué é laras én ur greinein: *Mæstre, petra e falle d'oh-hui ma rein? Sàuet,* emé hur Salvér, *hac antréet é quér; inou é vou laret d'oh petra e rinquet gobér.* Seuel e ras; mæs ne huélé lom, deustou ma oé digueor é zeulegad; ha ret e oé bet d'en dud e oé én é gompagnuneah er honduie dré en dourne betac er guér a Zamas, é péh léh é chommas tri dé hemb gùélet, hemb daibrein nac ivet.

Jesus-Chrouist e apparissas én ur vision d'Anani hac e ordrénas dehou monnet de glasque Saul ag er guér a Dars, péhani e oé é ty Jude é hobér oræson: *Quérhet,* em'ean, *rac choéget e màs ean aveit perdègue me hanhue dirac er pobleu ag er bed, dirac er Rouanné ag en doar ha dirac er boble a Israël; ha me hroei dehou hanàouet péguement e rinque souffrein ait me hanhue.*

Anani e yas d'er havouet hac e laras dehou én un astèn é zeu zourne a drès-t-ou: *Saul, mem brér, Jesus Salvér er bed, péhani en dès apparisset d'oh én hou hènt, en dès men dégasset amen ait rantein d'oh er gùélet hac aveit ma receuehet er Sperèd-Santel.* Ér memb momand é couéhas ag é zeulegad èl plusquad, hac é recouras er gùélèd. Seuel e ras læn a joé, læn a admiration hac a santimanteu a hanàuedigueah-vad. Anani, goudé en dout disclæriet dehou a berh Doué er péh en doé d'hobér, er badéas, hac ér memb amzér er Sperèd Santel er harguas ag é zonæzoneu. Goudé m'ou doé trugairé-

queit Doué ou deu, sant Paul e gommançaṣ daibrein, é nerh e zas dehou hac é chommas un nebedicg amsér guet er Grechénion ér guér a Zamas. Quênt sortie ag er guér-cé é perdèguas é publique penaus Jesus-Chrouist, péhani en doé malheurusemant persécutet a ziaguênt, e oé véritablemant er Messi, Mab éternel de Zoué. Ol er-ré er hleué e oé souéhet-bras hac e laré : *petra, nen dé quet hennéh-é Saul ag er guér a Dars, péhani e bersécuté er Grechénion, hac e zou deit amen aveit ou hasse prisonnerion de Jérusalem?* Er Juiffet péré e oé ér guér a Zamas e glasquas en occasion d'el lahein; ind e hroas memb goarne noz ha dé en dorieu a guér guet eune ne sortiezé; mæs er Grechénion en disquennas un noz én ur bannér diar er vur. Nesé ean hum rantas é Jérusalem é péh léh é perdèguas guet er memb courage hac er memb nerh Jesus-Chrouist hac é Aviél.

En Apostol-bras men, goudé en dout labouret aveit conversion ur foul a dud, goudé en dout perdéguet ha plantet er fé én un nombre bras a gartérieu ag er bed, goudé en dout reit sclærdéz d'en Ilis dré é zoctrine hac é livreu santel, hé cimantas ér fin dré é ouaid e scüillas aveit gloër Jesus-Chrouist.

Chetu amen darne ag é avisen spiritoel :

*Er hetan.* Er-ré e venne bihuein santélemant é chervigein Jesus-Chrouist, e souffrou persécution ér bed-men.

*En eile.* N'hun nès dégasset nitra guet-n-emb a p'en d'omb deit ér bed; sûr-é ehué ne gassehemb nitra guet-n-emb a pe sortiehemb a nehou.

*En drivèd.* Hum goutantamb ag hur bout er péh e zou hemb quin necesser eit hum vâguein hac hum husquein.

*Er buarvèd.* Er-ré e glasque bout pihuic, e gouéhe forhsez é laceu er goal-sperèd.

*Er buemvèd.* En hani hum istime un dra-benac, èl m'en dé dallet dré é vanité, e hum drompe ean-memb, hac e hroa d'hanàouet nen dé nitra.

*En huéhvèd.* Rezei peb-unan d'hobér réflexion ar er péh e basse én é intérior, ha de examinein en intantion en dès hac eit péh fin é hroa é ol œvreu.

*Er seihvèd.* D'en æst, ne zastumér nameit er sorte æd e vé bet hadet; èl-cé ehué en n'emb e hroa œvreu fal ne gavou nameit corruption hac er marhue; hac en n'emb e hroa œvreu mad e gavou ur vuhé hemb fin.

### RÉFLEXION.

Amen-é é ta madeleah Doué de driomflein ar valice calon mab-dén, p'en da de choége ur persécutour ag en Ilis aveit gobér a nehou un Apostol. Disquet dré guement-men, péhour, penaus ne zeliet jamæs hum zézespérein a vadeleah hac a viséricorde en Eutru Doué. Nen d'oh quet pélloh doh Doué eit m'en dé bet sant Paul; ha Doué e elle, a pe bligeou guet-ou, hou changein, èl m'en dès changet er Sant-cé.

Consideramb guet souéh, nerh ha puissance er græce péhani e elle én ur momand gobér ur changemant quer caër; mæs ne vemb quet én gorto é hroei Doué er changemant-cé hemb hur housantemant: perac en er refuset-hui enta, péhour? Pérac é resistet-hui doh bouéh en Eutru Doué, a pe za d'hou calhuein? Péh quel liès eu en dès ean criet ar-n-oh én dôn a hou couciance ha dré gonzeu er berdéguerion; *perac en em fersécutès-té?* Petra e vire doh-oh a larèt quentéh èl sant Paul: *chetu-mé amen, Salvér, petra e fally d'oh-hui e hroein-mé?* Quêrhet nezé de gavouet Anani; de larèt-é, de gavouet ur hovézour mad; discarguet hou couciance, laret dehou hou poénieu hac hou ç'ambarras, hac ean e ziscoei d'oh aberh Doué er gùir hènt ag er salvedigueah.

---

## *En huéhvéd dé ar-n-uiguénd à vis Guenvér.*

## SANTÈS PAULÉN, INTANVÈS.

SANTÈS PAULÉN e oé guenédicg a Rome, ag ur famille forh inourable. Open en danné bras hé doé, hi hé doé hoah paud a isprid. Diméein e ras de Doxotius, péhani e oé eanmemb un dén a galité. Puemb a vugalé hé doé bet, pedair merh hac ur pautre. Diméin erbet ne oé bet jamæs jaugeaploh: én neu brièd-men e oé eit er guér a Rome ur schir parfæt ag ur vubé crechén. Paulén neoah ne oé quet hoah arrihue ér bazen a barfection e houlenne en Aviél; hé halon hum lausquas de vout gouniet a nebedicgueu dré drompereahеu er bed, doh péré é ma quen diæz hum zihuen é creis en inourieu. Doué, péhani liès e scoa dré visércorde, e choégeas en hènt ag en afflictioneu eit gobér d'é Servitourès diguеor hé deulegad. Dégasse e ras er marhue d'hé fried, ha

chomme e ras intanvès d'en ouaid a seu vlai ar-n-ugnéod.

Paulén, péhani en doé ur galon tinér bras, n'ellé quet hum gonsolein ag er hol-cé, ha padein e ras hé gloès bet er momand ma queméras er résolution d'hum rein aquêrh d'en Eutru Doué. Delioorès e oé ag er résolution-sé d'un intanvès santel hé amiès, hanhuet Marcelle, péhani e oé hanàuet mad é Rome dré hé buhé a benigen. A nesé é commanças Paulén bélie hé Mæstre divin én hènt calet ag er groés. Donnet e ras de vout ruste én hé bevér hi-memb; ne saibré mui na quicg, na pesquèd, na uyeu, ha n'ivé quet mui a huin; d'en déieu gouil hemb quin, hi e drampé guet ur bannieg yvle er péh e saibré. Cousquet e ré ar ur cilice lidet ar en doar; castiein e ré hé horve dré er rustan yunieu; ne glasqué bamdé meit bout hé hunan guet Doué, ha tremeine e ré hé amsér é leine ul livre benac a zevotion pé é pedein. Dré ma houyé é collér beau en isprid intérior dré en darempeèd ag en dud, hi e renoncias de bep sorte compagnoneah; ha mar hanté gùèhavé tud a scùir vad, ne sevisé guet-hai meit a dreu mad ha santel. Sellet e ré guet disprisance divertissemanteu er bed hac er gusquemanteu caër. Laquat e ré d'hobér alézoneu el lodeu ag en dauné e oé én hé dispotion: nen doé quet dobér er beurerion a houlen hé charité, ha gùel e oé guet-hi rein hi-memb dehai en aléson, aveit hum chervige a estrangerion eit quement-cé. *Er brassan héritage*, e laré-hi, *e ellan lezel guet mem bugalé, e vou assurein dehai, dré me alézoneu, bénédictioneu en nean.*

Blésil, hé merh cohan, chommet hi-memb youancq-flam intanvès, en doé chonget ehué quittat er bed; mæs donnet e ras dehi er marhue imbèr arlerh marhue hé friéd. Paulén n'ellé quet arré hum gonsolein ag er hol nehué-sé, ha rac-cé é scribuas dehi sant Jérôme, péhani e oé bet hé hovésour durant deu vlai ha hantér ma oé bet é Rome, ul libér é péhani é laré dehi; hou merh e zou marhue ér résolution hé doé queméret d'hum gonsacrein de Zoué: a hoodé puar mis hac open é oé ocupet a burgein hac a nettat hé inean: ne songet-hui ne larehé d'oh en Eutru Doué: Paulén, perac é cavet-hui un droug m'en dé deit hou merh de vout me hani? Hou tareu e zou ur revolte doh me volanté; ind em offance. Hou merh hi-memb e hum afflige, quement èl ma permet hé stad eurus dehi, doh hou chélet doh hum souel èl-oé énep

d'eign. Me zou amen, e lare-hi d'oh, guet Mam Jésus, é compagnoneah eurus en Æièd hac er Sænt : ouilein e ret rac me mès quitteit er bed, ha mé me mès trubé doh-oh én hou tivroemant, é pébani é oh ér brassan dangérieu. Paulén, dré er rebreicheu-zé, e ellas ér fin douçat hé gloès; mæs un herradicg amzér arlerh hi e gollas hoah Pauline, en eile ag hé merhèd, pébani e oé diméet de sant Pammachius. Eustochi, pébani e oé en dairvèd, e chommas hemb diméein, ha ne gùittas jamæs hé mam.

Er Santès-men, goudé hé dout tanhoueit en doustér ag er gontamplation, n'ellé quet mui bihuein é creis er saffar a Rome; ha rac-cé é hroas er chonge de gùittat hé bro, hé bérent hac amièd, hac hé bugalé memb, deustou ma oé en dinerran ag er mameu, aveit monnet de vihuein d'en deserh. Hi e yas enta d'ambarquein é compagnoneah hé brér, hé amièd hac hé bugalé, péré hé hélias bet er mor, hac e glasqué ol, dré ou dareu, hé distroein ag hé résolution. Quentéh èl ma oé antréet é borh el lestre, Toxotius hé mab, pébani e oé hoah croaidur, ne hroé meit ouilein ar en aud, hac én ur sisplègue debi é sivréh, hé bonjuré de chomme guet-ou; er réral, péré en doé collet er gouze dré er gloès hac en anquin, e gonsé hemb quin dré ou dareu. Mæs er Santès, attàu sôn én hé résolution, e sàue hé deulegad trema en oean, ha ne daule quet mui hé sèl ar vord er mor guet eune a spiein hoah inou er ré e oé capable de feutein hé halon. É tretan, el lestre e laquas de houil hac e gassas er Santès d'en inizen a Chypre hac a inou de Syrie. Hi e visitas guet hilleih a zevotion cambricgueu en Ermitèd brudettan ag en Egypte hac a Syrie, ha drès peb-tra el léhieu santel é péré en dès hum accomplisset en œvre ag hur rédamption. Stouyet guet humilité dirac er gùir Groéz, hi e adoré hur Salvér èl pe vehé bet hoah staguet doh-t-hi. É antréein ér bé santel, hi e voqué d'er mein en doé bet cherviget d'er golein, ha muyoh hoah d'el léh é pébani en doé bet reposet corve Jesus-Chrouist! É arrihue é Bethléem, hi e visitas er breu é pébani é oé bet gannet Salvér er bed; hac inou, hé deulegad glubet guet dareu a joé, hi e laras : péh bonheur eit ur béhourès èl on-mé, ma ellan boquein d'en of é pébani en dès bet vennet me Salvér, én ouaid a groaidur, ouilein eit-on! Ha me ellehé choége eit mad men de-

meurance én ul léh araî gòel eit en hanî en dès bet choéget me Salvér?

Inou é hroas enta hé demeurance guet hé merh Eustochi, hac é queméras sant Jérôme eit hé tad spirituel. Tri blai goudé, hi e hroas seuel un hospital ar en hènt de Jerusalem, hac ur houvand goassèd, péhani e oé bet conduyet dré er memb Sant. Hi e hroas hoah batissein tri couvand eit er merhèd, péré, eit larèt gùir, ne hroènt nameit unan, rac m'hum assamblé ol el léannésèd én ur memb chapel eit en office. Ou règle e oé forh calet; gobér e rènt yunieu stanq ha goal ruste. N'hum chervigènt quet a liennage, ha dougue e rènt ol ur memb habillemant e hroènt ind-memb. Santés Paulén ou honduyé guet un avistet admirable, hac e ré dehai, hi er guetan, en example ag en ol vertuyeu ag ou stad. Hé dout e ré en donæzon a zareu, ha ouilein e ré quement er fauteu disterran memb, m'en devehé hé heméret er ré n'hé hanàuènt quet eit unan cablus ag er péhedeu brassan.

Durant ma vihué èl-cé er Santès-men én hé houvand, hé mab Toxotius e bratiqué, ér stad a briédereah, en ol vertuyeu a grechéneah. Bet en doé ur verh de béhani é oé bet reit ehué en hanhue a Baulén, péhani e oé bet casset goudé d'er houvand-cé a Vethléem, hac en dès bet dalhet inou léh hé mam-goh.

Ér fin, er Santès-men, én hé hlinhuèd dehuéhan, goudé hé dout groeit sine er groés ar hé hêg, ha receuet hé Sacremanteu, e varhuas d'en huéhvèd dé ar-n-uiguènd a vis guenvér, er blai puar hand puar, d'en ouaid a seih vlai hac hantér-haud, a béré en bè doé tremeinet uiguènd é Bethléem. Escobèd hé douguas ar ou discoaî de ilis er hroh a Vethléem é péhani é oé bet interret.

REFLEXION.

En héritage e houlenné santès Paulén aveit hé bugalé dré en alézoneu bras e ré, e oé bénédictioneu en nean; hac accordet e oé bet dehi hé goulen; car bet hé dès bet er gonsolation de huélet ol hé bugalé é vihoein èl gùir grechénion hac èl sent. Péguement a dadeu hac a vameu en devehé chué en avantage de huélet ou bugalé é conduie ur vuhé santel, pe vehènt sourciussoh de bedein Doué eit-haî ag en ouaid tinerran, hac a hobér œvreu a grechéneah guet en intantion a dennein ind-memb sellou a viséricorde en Eutru Doué ar nehaî.

*Eile Réflexion.* Santès Paulén e scùillé un abondance a zareu ar er fauteu disterran memb e hroé ; ha ni, deustou péb quer bras-é hur pébedeu, deustou ma houyamb é véritant en ihuerne, hac é hroant d'emb colle en nean, ne ouilamb quet, ne scùillamb quet memb un dapen dar! O na calettet-é hur baloneu!

---

## *Er seihvéd dé ar-n-uiguênd a vis Guenvèr.*

## SANTÈS ZITE, GUÉRHIÈS,

### SCUIR HAC EXAMPLE ER MATÉHÈD.

SANTÈS ZITE, merh d'un dén peur a ziar er mæseu, toste d'er guér a Lucque, en doé a vihannicg un doustér hac ur vodesti péré e hounié caloneu en ol. Assès e oé larèt dehi é tispligé un dra de Zoué, eit n'hé deveh'é quet er groeit. D'en ouaid a zeuzêc vlai é oé bet laqueit de chervige é ty un Eutru a Lucque. En ty-zé e zou hoah respettet bras binihue en dé, ha güélet e rér pentet ar er mangoërieu en œvreu principallan hac er miracleu e hroas én hé bubé.

Er vatéh santel-men e gomprenas é ma bout é gùirioné devot-é hum acqùittein én ur fæçon parfæt ag en ol devérieu ag er stad é pébani é vér, ha laquat e ras poén d'er gobér. Mitin mad é sàué eit gobér oræson; bamdé é cleué en oveen quênt ma oé mal gobér hé labour. Soignus, apert, humble, aboeissant ha patiant bras e oé. Pihue nen devehé bet laret é telié bout istimet ha mêlet guet pihue-benac en devehé-hi bet hanàuet? Doué neöah e bermettas ma oé bet excelcet hé fatiantæt abad open ur blai. Goapeit ha dispriset oé bet. Hé mæstrès hé hemeré gùéh eit un innoçandès, gùéh aral eit ur verh orgueillus; quemér e ras caz doh-t-hi, ha ne gavé mad nitra ag er péh e hroé; er serviterion aral ag en ty e laré ehué goahan ma ellènt a nehi. Er verh santel-men ne zigueoras jamæs hé bêg aveit hum glêmme, ha gobér e ré perpet hé devér guet er memb peah ha guet er memb coutantemant. Hé mæstrès e hanàuas ér fin en trézol hé doé én hé zy, ha peb-unan e avouéas hé vertu hac e gommançàs en dout hilleih a istime aveit-hi. Poén e hroas er changemant-cé dehi, dré ma oé gùel guet-hi er souffranceu hac en humiliationeu eit ol istime ha mêlationeu en dud.

Hé mæstre hac hé mæstrès en doé bet a nezé quement a gonfiance én-hi, m'ou doé reit dehi er mélæstremant a beptra. Quemér e ras mui a sourci ag ou zreu, eit a pe vehènt bet dehi hi-memb. Sellet e ré oi er péh e oé étré hé deourne hac én hé hargue èl treu a béré é telié rantein conte de Zoué. Durant toste de hantér-hand vlai ma chommas én ty-zé, ne oé bet jamæs gùélet é poès, ha custum hé doé de larèt penaus vertuyeu principal ur vatéh crechén e zou dougeance Doué, el léaldæt, en humilité hac en apertis d'el labour.

Quer sourcius e oé ag hé fortæt, ma tiboallé mad a sellet jamæs dén erbet én é face. Én hé labourieu poéniussan, ne glasqué jamæs hé æsemant, na jamæs ne daulé ag hé dillad guet eune ne vehé quet bet gusquet én ur fæçon prope ha modeste erhoalh. Un dé m'en doé bet ur meuel en hardéhtæt de larèt dehi ur gonze dishoneste ha lubric, hi e gueméras quement a sconte, ma oé preste de gùittat en ty, pe ne vehé quet bet chasseèt quentéh el libertin-zé ean-memb.

N'hé doé nameit un habid hemb quin, péhani e oé hoah forh simple, dré ma ré tout d'er beurerion, ha liès é tiovéré hé houéd aveit er rein dehai; ne ré jamæs neoah nitra hemb permission. Hé mæstre, é hùélet é cresqué é vadeu étré hé deourne, e bermettas dehi rein en aléson guet larganté: er gobér e ras guet avistet, mæs chué a galon vad; ha Doué, dré var-e-viracle, e hroas hanàouet é pligé hé charité dehou. Én ou amzér a guèrteri, goudé m'hé doé reit en darne-muihan ag en æd e oé é graniel hé mæstre, é oé bet cavet er graniel carguettoh aveit ne oé quênt m'hé doé groeit en aléson. Ur huéh aral ma tas un dén peur ha clan de houlen guet-hi ur bannieg gùin én un amzér n'hé doé quet de rein, é oé bet anquin bras guet-hi; mæs èl ma oé nesé é tennein deur ag ur punce, ha ma hum gavas, dré bermission Doué, en deur e donnas de vout changet é gùin, hi e gavas er moyand de soulagein en dén peur-zé; hac er punce-zé e hanhuér hoah bremen punce santès Zite.

Deuston ne gollé jamæs er chonge a Zoué é ereis hé ol labourieu, ha ma ellér larèt é oé hé buhé ur beden continuel; goudé neoah hé dout labouret abad en dé, hi e dremeiné liès paud a amzér ag en noz én oræson, pé é contamplation, hac er serviterion aral en dès bet assuret ou dout bet gùélet mar-a-huèh ur splandér bras én hé hambre.

Unaīn ag hé devotioneu e oé pedein Doué bamdé de scuil-lein é vénédiction ar boénieu er ré e labouré eit salvedigueah en ineaneu. Hi dout e ré ehué un druhé bras doh er brimi-néled condannet d'er marhue. Cresquein e ré hé ſedenneu eit obtenein debai er græce d'andurein ou zourmant guet un is-prid a benigen ha d'ou dout ur marhue mad.

Ér fin é conébas clan : dén ne gredé é telié hoah merhuel ; mæs er Santès, gùel instruget ag hé ær debuébau, e hou-lennas hac e receuas hé Sacremanteu guet un devotion pé-bani e douchas caloneu en ol ; hac én ur hobér hemb arsàu acteu a garanté, doh péré é oé bet queu accustumet durant hé buhé, hi e rantas hé inean de Zoué er buemvèd dé ag hé hlinhuèd, er blai deuzêc cand deuzêc-ha-tri-uiguênd, ouai-det a dri-uiguênd vlai.

## Réflexion.

Nen dès stad na condition erbet, ne yerne péh quer peur, na péh quen distér e vehé, é péhani ne ellér, guet er secour a bræce en Eutru Doué, bout ur Sant pé ur Santès vras. Guet a gonsolation e ra er hùirioné-men !

Mæs ehué péh un anquin, allas ! péh ur méh aveit en dud puissant ha pihuic ar en doar, pe huéleint, martezé ag en ihuerne, el léh caër hac er rangue ihuél e zalhou én nean er ré disterran ag ou serviterion !

---

## *En eihvèd dé ar-n-uiguênd a vis Guenvér.*

## SANT FRANÇÆS A SALE, Escob.

Er Sant-men, guenédicg a Savoi, hum ras de Zoué quentéh èl ma tas d'en hanàouet. Én ur hobér é studi é Paris, ean hum laquas ér Gongrégation hac e gommunié peb eih dé. Ne ellér quet expliquein er vad e hroas dré é exam-ple. Open quement-cé, eit hum gonsacrein de Zoué, é hroas rô a huerhtæt é ilis Sant-Stéphan-dès-grès.

Er goal-sperèd, læn a jalousi é huélet é innoçance hac é vertu, en tourmantas pêl amzér dré dantationeu a zezespoér, é laquat perpet én é chonge ne oé baraouis erbet eit-ou, hac é telié bout dannet : quement-cé en taulas én ur melconi bras, hac é oé én dangér a golle courage a pe zigouéhas

déhou turel é seulagad ar ul limage d'er Huérhiès. Quentéh ean e sante én é galon ur hourage nehué, hac e laras guet hilleih a zareu: *Mar d'on malheurus assès eit bout éternélement é mal-græce men Doué goudé me marhue, me falle d'eign ahoul er hárein a greis me halon durant mem buhé.* Ur beden quer gredus ha quen devot ne ellé quet manquein a vout cheleuet guet Doné. Er goal-sperèd e déhas hac e lausquas er Sant én un dranquillité vras.

En dud youancq guet péré é studié, eit gout hac ean en doé quement a verin èl ma vezé laret, er bassas un dé de dy ur verh a fal vuhé, é sigur gobér un œvre mad, hac el lausquas é hunan guet-hi. Er verh malheurus-cé er solitas d'en droug én ur fæçon m'hum gavas contraignet de scopein guet-hi é creis hé face; quentéh èl ma cavas en tu de bèllat, é ridas pront ér mæz ag en ty malheurus-cé. Er victoër-sé er rantas avisettoh arlerh quement-cé, hac a nezé é renoncias de gompagnonneah en dud youancq.

Goudé en dout retournet de Savoi, é recevas en Urhou sacret. É Escob, én ur remerquein en donæzon caër en doé de doucheiu er haloneu, e ras cargue dehou a berdègue en Aviél ér banton a Chable, é péh léh é oé un nombre bras a hérétiquèd. Partiein e ras hemb tardein; a pe arribuas ér guér a Zonon, en hérétiquèd e gommançàs gobér goap a nehou hac en insultein; souffrein e ras tout guet ur batiantæt admirable; ha dré é zoustér, ean e hounias a nebedicgueu ou speredeu. Donnet e rènt d'er cheleuet, hac un nombre bras a nehai, touchet dré é berdégueu, e hum gonvertissé. Ministrèd en hérétiquèd, digoutant a guement-cé, e guemèras er résolution d'hum zizobér ag er Sant, hac e zihuennas a rein logeris dehou é quér. Nezé é oé bet contraignet de monnet de logein d'Alinge, ha d'hobér dihue leàu bamdé eit hum rantein é Tonon. Er glàu, en ahuél hac en éerh ne virènt jamæs dob-t-ou ag hum laquat én hènt. Un dé ma hroé éerh, é oé bet somprenet én hènt guet en nos; hac èl ma tegouéhas dehou nezé arribue én ur guér ar er mæzeu, é houlennas lògein; mæs refuset oé bet. Dré chanche é cavas ur fourne péhani, dré ma oé bet gòret en déiou quênt, e oé hoah mingle: inou é tremenas en nos én un drugairéquat en Eutru Doué.

Un nos aral, én ur retourne de Zonon, é cavas tri héré-

tique péré e oé doh er goarne ar en hènt eit lemel é vuhé guet-ou. A p'hum huélas attaquet, é laras dehai guet é zoustér ordinær hac hemb hum droublein : *M'amièd, hui em hennér eit un aral ; ne gredan quet é falle d'oh lahein un dén e zou preste de verhuel eit salvedigueah hou ç'ineaneu.* Er honzeumen ou zouchas ; ind hum daulas doh é dreid aveit goulen pardon guet-ou, hac er Sant ou bréhaltas guet caranté.

En ol dangérieu de béré é oé exposet ne viras quet ne labouras durant tri blai aveit convertissein er banton-zé. É boén e oé bras ; mæs ehué gobér e ras inou ur mad infini. Couéh e ras é mesque er boble-cé, èl un oén é mesque ur vanden bleidy ; ha dré é zoustér hac é berdéguen læn a santimanteu caër, ean e changeas er bleidy-cé é oénèd, ér fæçon ma larér en en dès convertisset ér hartér-cé deuzêc ha tri uiguênd mil dén ; er péh e hroas d'er Hardinal Dupéron larèt en hum gavé-ean crihue erhoalh ma ne oé question meit a brouvein d'en hérétiquèd en ou doé ur santimant faus ; mæs penaus, aveit ou honvertissein, é oé ret ou hasse de Sant Françæs a Sale, péhani en doé receuet ur græce particuliér eit quement-cé.

A pe oé bet groeit Escob a Genève er Sant-men, éan e visité ean-memb betac en tyér ar er mæzeu aveit hanàouet er beurerion hac ou assistein, eit gùélet er ré clan hac ou honsolein, eit hanàouet hac instrugein er ré ignorant, péré e oé crechénion hemb casi hanàouet er religion a Grechéneah.

Aveit rantein éternel er grèd berhuidant en doé eit salvedigueah en ineaneu, é composas ul livre excellant hanhuet *En Or ag er Vuhé devot*, péhani e zou istimet bras guet en ol dud abil, querclous èl guet er boble antiér. En Escob santelmen e instituas en Urh a Léannésèd er Visitation, de béré é hroas ur réglemant læn a zoustér hac ag en ihuellan parfection.

É vrassan hoant ha desir e oé allume é caloneu en ol ur garanté parfæt doh Jesus-Chrouist ; ne gonsé nameit a garanté Doué én é instructioneu hac én ié seviseu, béta memb én é lihéreu : *O péh quer mad-é*, emé-ean é unan ag é lihéreu, *ó péh quen excellant ha délicius-é Calòn Jesus ! ó péh quen digne-é de vout çâret ! Ur galon-é quen douce ha quer carantéus, læn-é a zoustér aveit er ré e za d'hanhouet ou mistérieu, læn-é a vadeleah aveit er ré e za de zistroein doh-t-ou : pihue e ellehé hum viret a gârein er Galon sacret-men, péhani en dès*

*muyoh a soin a han-amb eit un tad ag ur mab unique, 'ha péhani en dès eit omb mui a dinérdæt hac a garanté, eit nen dès ur vam eit hé hroaidur.*

Ér fin, dé gouil Nendelêc, ean bum gavas goane; neoah ean e laras, él quênt, en overen. En trenoz, dé gouil en Innoçandèd, en Escob-santel-men, câret guet en ol boble, inouret guet er Brincèd ha respettet memb guet en hérétiquèd, de béré en doé disclæriet ur brézel dalhable, e rantas de Zoué é inean pur hac innoçand guet er peah-cé é péhani en doé bihuet, er blai huézêc cand deu-ar-n-uiguênd, d'en ouaid a buemp plai hac hantér-hand.

A pe oé marhue é oé bet digueoret; nezé é oé bet remerquet penaus en doustér vras e oé bet quen admiret énou, ne oé quet neoah naturel dehou: rac cavet e oé bet é fèlh caletteit ha feutet dré er hontraigne hac er halforcemant en doé groeit dehou é hunan, eit feahein er golér de béhani é oé douguet a natur.

### RÉFLEXION.

En doustér ne elle quet bout separet doh er gùir vertu. Bout rai-vad, gùir-é, e zou fal a pe vér obliget de demalle ha de gorrigein er ré e farie; bout ruste, coléros hac amportet, ne chervige muihan meit de huerhuat ha de revoltein en isprideu, é léh ou distroein ag en droug hac ou gounit. Nen dé quet a dauleu mein nac a dauleu bah é casse er Bugul mad d'er guér en avad fariet; hé douguein e ra ar é ziscoai. En doustér e zou bet caractér sant Françæs a Sale; ha péguement a gonversioneu nen dès ean groeit? Pe zebé er vistre d'avertissein perpet guet doustér er ré e zou édan ou autorité; pe zebé en tadeu ha mameu de gorrigein ou bugalé guet doustér, péh changemant ha péh mad ne rehènt-ind!

---

*Er nàuvéd dé ar-n-uiguênd a vis Guenvêr.*

## SANT GUÊLTAS,

### QUETAN ABAD A RHEUYS, É ESCOBTI GUÉNÈD.

Er Sant-men, léshanhuet en *Arizet-mad*, e oé guenédigueh a Scosse, én Anglelèr. É dad er bassas, quentéh él ma oé deit en tamicg én ouaid, de gouvand sant Iltud, eit bout inou dis-

quet ha dessàuet mad. Forh youancq e oé boah én amzér-zé, ha déja en doé comportemant un dén poset ha parfæt. Humble hac aboeissant de sant Iltud, é væstre; douce hac attàn preste de rantein chervige d'é gansortèd, ean e hroas hum gârein guet en ol. Laquat e ré é oi sourci aveit hum instrugein; hac èl ne studié meit aveit bout santelloh, sel-mui ma cresqué én abiltæt, sel-mui é cresqué ehué é parfection. É vrassan pligeadur e oé leine el livreu sacret; hac a inou é tas dehou abret er houste de vihuein pêl doh er bed, pébani e hoarnas durant é vuhé, hac e hroas dehou gobér er choége ag er stad a venah.

Guêltas e gùittas goudé er bouvand-cé, dré gousantemant é Abad sant Iltud, eit monnet d'en Irlandre de hùélet ha de gleuet disciplèd sant Patrice, eit disquein boah gùel guet-hai er pratiqueu ag er vuhé spirituel. Quement a brèd en doé, ha quement a sourci e gueméré eit avance é siance er Sænt, ma tas é bèr amzér de vout quer parfæt pé parfættoh memb eit er venéh santellan. N'ellé quet nehou bout rustoh aveit ne oé én é guevér ean-memb : ag en ouaid a buemzêc vlai betac é varhue, ne zaïbras jamæs nameit tair gùéh ér suhun, ha boah é oé quen distér er péh e gueméré, ma oé guellet larèt a nehou, èl a sant Yehan-er-Badéour, penaus ne zaibré na n'ivé. Nen doé eit gusquemant nameit ur sai groeit a vihir goal-dihue, édan pébani é tougué ur cilice ruste; é bulé e oé en doar, hac é dresplég ur mein; én ur guir, castiein e ré quement é gorve dré bep sorte mortefications, ma ellér larèt é oé é vuhé ur martyr pamdiêc, pé ur sacrefice continuel e offré d'en Eutru Doué bamdé.

D'en ouaid a dregond vlai, Guêltas, galhuet guet Doué, e drézas er mor eit donnet ér Morbihan é Bretagne. Doarein e ras én inizen a Houat, e choégeas eit é zemeurance hac é pébani é chommas durant un hærrad-amzér hemb en disterran darempréd guet er bed. Nen doé quin occupation inou meit a bedein Doué hac a leinein er Scritur santel. Jamæs menah erbet marcé nen dès bihuet guet bihannoh a gonsolation a berh en dud, na guet brassoh diovérdet ag en treu requissan memb; mæs ellein e rér credein ehué nen doé bet biscoah Guêltas brassoh gouste eit er joéieu ag en nean, aveit nen doé bet én deserh-cé. Én gorto-oé a vihuein inou hemb bout hanàuet guet dén; mæs hum drompein e ras :

pesqueterion e vredas quement é fæçon ruste de vihuein bac é sevisen læn a sonstér, é mesque en arvorision a ziar dro, ma tas billeih a dud d'er havouet aveit er bleuet é expliquein léæn Zoué.

Él ma cresqué en nombre ag é zisciplèd bamdé, é oé bet requis dehou quittat é inizen, ha donnet de senel é Rheuys ur houvand, e gonduyas durant dêc vlai guet un avistet hac ur santeleah vras. Er brud ag en nombre bras a viraclen e hroé, e dennas d'inou paud a estrangerion; rac-cé Guêltas, péhani n'hum bligé meit ag ur vuhé dissorbe, hum avisas d'hum dennein én ul léh aral dissaffarroh. Monnet e ras enta de glasque én tu aral de Huénèd un deserh eit hum gubein doh en dud, hac hum arreste e ras étal er reviér a Vlaouah, ér barræs hanhuet bermen Bihui. Cavouet e ras inou ur roh bras é péhani é oé ur fente e chervigeas dehou de gambre. Édan er roh-cé, ean e sàuas ur chapélicq, e hùéler hoah inou, hac étal d'hi é hès hoah hinihue en dé ur mein péhani en dès ur son forh spis, hac e hoaruér attàu guet sourci bras; credein e rér en doé cherviget dehou de gloh. Amen, èl él léh aral, ean e hroas arré quênt-pêl hum banàouet dré é zonæson a viraclen: ur foul a dud affliget guet peb sorte drouguen en doé recour doh-t-hou, hac ol é huellé dehai; mæs er miraclen-zé ne chervigènt meit d'humilien davantage en Abad santel-men: ha sel-mui a vrad e hroènt, sel-mui en hum izeillé dirac Doué ha dirac en dud.

Deuston d'er bligeadur e gavé er Sant én é ermitage, ne vanqué quet nehou a vizitein de bep cource é abaty a Rheuys, hac a gonduie dré é aviseu santel billeih a dud ag er bed péré e glasqué quêrhet ind-memb én hènt a barfection. Étré calz aral, ni e hanhue amen santès Trifine, moès en dén puissant ha brutal Comorre, péhani hé massacras, hi ha sant Tremeur hé mab, révé ma credér, ér Bondon, tosticq d'er guér a Huénèd.

Ér fin, un dé ma oé sant Guêltas én é inizen a Houat, ean e santas, dré un derhian vras en doé, é oé toste er marhue dehou; rac-cé ean e ras donnet d'inou é venéh a Rheuys, ha ne cessas durant é glinhuèd, péhani e badas eih dé, a rein dehai peb sorte instructioneu, hac a ou dougue drès peb-tra de bratiquein en humilité hac er garanté, péré e oé en nihue vertu en doé ean memb càret muihan én é vuhé;

ha goudé en dout receuet é Sacremanteu debuéban ha reit é vénédiction d'é veréh, ean e rantas é inean santel de Zoué, en nàu-ar-n-uiguênd a vis Guenvér, er blai puèmb cand dèc-ha-tri-uiguênd, d'en ouaid a huézêc vlai ha tri-uiguênd.

## RÉFLEXION.

En n'emb hum accustume de glasque en Eutru Doué ha de chongeal a zevri én é barfectioneu adorable, hum zistagnou quênt-pêl, èl sant Guêltas, doh en treu ag er bed-men, hac e vou coutant mad a vout dispartiet doh-t-hai, rac ma cavou é ol joé ha lehuiné é Doué, péhani e zou, é gùirioné, é ol vad hac eurustet. Pibue-benac e laquou poén de ha-nàouet péh quer bras é en Eutru Doué, e huélou quênt-pêl ur changemant bras doh hum hobér én é inean. En hanàue-digueah-cé e rei dehou hum seuel drès ol en treu crouéet, hac ou sellet, èl sant Paul, guet er vrassan disprisance; hi e rei hoah nerh debou de zihuen doh é fal deicheu, d'hum acquittein mad ag é zevérieu, ha de souffrein guet patiantæt en trebilleu ag er vuhé. Preste-vou unan èl-cé d'hobér altàu volanté Doué, ne verue péguement é coustetté dehou; ha Doué, péhani ne scuèhe jamæs é rantein vad d'é serviterion fidel, er harguou a hræceu péré er honduyou d'er barfection ihuellan. Perac ne hroéhemb-ni quement-tral ni-memb, én ur hélie en hènt en dès discoeit d'emb er Sænt dré ou exampleu?

---

*En dregondvéd dé à vis Guenvér.*

## SANTÈS BATILDE, ROUANNÈS A FRANCE.

PIBUE ne vou sonéhet é huélet er fæçon admirable guet péhani en hum gomporte providance en Eutru Doué é que-vér santès Batilde. Batilde e oé guenédicg ag en Angletèr. Ag en ouaid tinerran é oé bet gùèrbet èl sclavès, eit ur somm forh distér, d'un dén a galité a France, hanhuet Archam-baud. Hé vertu hac avistet e hroas d'hé mæstre en dout quement a istime aveit-hi, ma lausquas guet-hi ol er soign ag é dy. Batilde, é léh hum hlorifiein ag er choége e oé bet groeit a nehi, ne oé meit humploh é contrel, aboeissantoh d'hé hansortésèd, ha prestoh de rantein chervige dehai a guement ma ellé.

Archambaud, goudé marhue é briéd, e boantas diméein debi; mæs er Santès, péhani e gâré bras er huerhtæt, ha péhani nen doé quin volanté nameit hani en Eutru Doué, quênt quemér hé résolution én affær-zé ag ur gonséquance quer bras, en doé bet recour doh er beden aveit goulen sclærdér guet Doué; ha Doué, péhani hé goarné aveit un alliance caërroh, e ras debi er chonge de déh ha d'hum gub. Hélie e ras queatéh en inspiration-zé, ha chomme e ras cuhet bet que ne ziméas Archambaud d'un aral. Er Roué Clovis, eile ag en hanhue, é cleuet conze a vérit extraordinær Batilde, hé goulennas ehué aveit priéd. Er Santès en doé bet recour arré doh er memb moyand; de larèt-é, doh er beden, aveit hanàuein volanté Doué. Arlerh hé dout hanàuet anfin é volanté én hé hevér hac adoret comportemant particuliér é brovidance én hé andret, hi e ras hé housantemant aveit en diméin-men.

A pe oé bet deit de vout Rouannès, hi e zalhas mad de chervige Doué guet er memb devotion, hac e bratiquas, open en dra-zé, en œvreu a garanté én ur secour é peb fæçon en intanvésèd hac en dud peur. Sellet e ras èl un inour aveit-hi hum vélein ag ou affærieu eit gobér rantein debai justice vad ha pront. Hilleih a sourci e gueméras ehué aveit gobér seuel mar-a-gouvand. En ol ambarras-cé ne droublé jamæs er peah a hé inean, ha ne viré quet n'hi devoé un amzér réglet peb dé eit gobér oræson a galon.

Goudé marhue er Roué, er Rouannès santel-men hum dennas ag er bed eit antréein é couvand Chêl, toste de Baris, é péh léh é queméras er voël a léannès. Hé brassan pligeadur e oé chervige el léannésèd aral; hac èl ma tiscoènt bout souéhet dré ma té ur Brincès quer bras d'hum isellat quement, hi e laras debai: pe choongean penaus Jesus-Chrouist en dès cherviget é Apostolèd ha golhet ou zreid, ne houyan quet mèn hum laquat eit hum humilieín erhoalh.

Rein e ras ehué un example bras a batiantæt hac a résignation de volanté Doué én hé hlinhuèd dehuéhan, durant péhani é souffras èl ur vartyrès hemb jamæs hum glêmme, mæs én ul larèt hemb quin: m'hou trugairéqua, me Salvér, rac ma ret d'eign er græce de souffrein, d'eign-mé péhani e zou hou croaidur distér hac indigne. Hé vertu particuliér e zou bet hé humilité é chervige er réral. Goulennet guet Doué er

vertu-zé, hac aveit hé desirein guet mui a brèd, chonget ér honzeu-men en dès prononcet Jesus-Chrouist : *En hani a han-oh e zou er brassan, e zelie bout servitour d'er réral.*

## RÉFLEXION.

Er stad péhani e seblante d'emb bout er santeilan, nen dé quet perpet en hani é péhani é falle de Zoué ma vehemb. P'en devehé chommet Batilde hemb diméein, n'hé devehé quet groeit én hé buhé quement a vad èl m'hé dès groeit, ha martezé memb n'hé devehé quet hum santefiet hi-memb. Ret-é hum gonsultein, hum aproquein ha consultein hoah muyoh en Eutru Doué, quênt gobér ur choége ag ur gonséquance quer bras èl m'en dé er choége ag ur stad a vuhé.

Santès Batilde e istimé mui er huerhtæt eit en ol ranteleaheu ag er bed, hac ehué ne ras hé housantemant eit diméein nameit goudé m'hé doé banàuet é oé galbuet guet Doué d'er stad-cé. Hou péet un istime bras eit er huerhtæt, beah én disposition a galon de hoarne drès peb-tra vertumen en Æled, ha n'hum ingaget ér stad a briédereah, nameit arlerh hou pout goulennet liès er sclærdér ag en nean dré bedenneu tuêm ha carantéus. Guet en dispositioneu santel-zé é tennehet ar-n-oh græceu ha bénédictioneu en Eutru Doué, péré e zou quen necessær eit ellein bihuein coutant ér stad-cé ha gobér er salvedigueah én-ou.

---

*En unan a tregond a vis Guenvér.*

## SANTÈS MARTINEN, GUÉRHIÈS HA MARTYRÈS.

Santès Martinen e oé gannet é Rome, ardro caud vlai goudé donnedigueah hur Salvér ; hé hêrent, tud a noblance vras, e gueméras sourci eit hé dessàu santélemant, ha selmui ma cresqué én ouaid, sel-mui é cresqué ehué én avistèt ha devotion. Arlerh marhue hé zad hac hé mam, deuston ma oé hoah youancq, hi e ras el lod muihan ag hé madeu d'er beurecion, hac e dremeiné hé amzér, didrous én hé zy, ér beden hac én oræson. A pe gleuas er Juge a Rome larèt é oé crechénès, ean e broas hé avertissein d'hum bresantein dirac-t-ou eit rantein ræson dehou ag hé religion. Er Santès, leun a gonfiance é Doué, hum rantas quentéh dirac

er Juge, péhani e assaias, dré gaër, hé dougue d'adorein doueéd er ranteleah; mæs é huélet penaus ne hounié nitra ar nehi, ean e ordrénas hé honduie de dample Apollon eit m'hé devehé-ean adoret, én ul larèt dehi penaus mar refusé ag er gobér, ne ellé bout én gorto meit ag er marhue.

Pe remerquas er Santès tample Apollon, hi e laras: me Salvér ha men Doué, hui péhani en dès groeit peb-tra a nitra, hac e elle ou laquat é nitra a pe blige guet-n-oh, chelenet, m'hou suplie, peden en disterran ag hou servitourésèd; reit d'hanàouet d'er boble-men é ma hui hou ç'hunan e vérite hur respet hac hun adoration; n'hé doé quet achihuet mad hé honzeu, ma couéhas a blad ur hosté ag en tample; en tyrand, é colér, e ordrénas dispen hé face guet ur grib hoarne. Durant en tourmant horrible-zé, er Santès e drugairéqué Jesus-Chrouist ag er græce e ré dehi de souffrein eit é bloër; ha Jesus-Chrouist hé honsolas én un assurein dehi é vehé deit de bèn a feahein en ol tourmanteu-zé.

Lod ag er vourreàuïon, én ur gonsiderein hé faliantæt admirable, ha gouniet a heud-aral dré ur sclærdér surnaturel, hum daulas doh hé zreid, én ur zisclærieiu é oènt crechénion, ha doh hé fedein de houlen guet Doué, eit-hai, er græce a bersévérance.

Quement-cé e laquas en tyrand de vout furius énep d'er Santès; ha rac-cé é hroas hé zourmantein a nehué guet muyoh hoah a grueldæt. Scùéh ha mehêc anfin doh hum huélet feahet guet ur verh youancq, ean hé hondannas de vout dibennet. El-cé é has de receu én nean en nihue gourôn a huérhiès hac a vartyrès, e oé preparet dehi.

## RÉFLEXION.

Santès Martinen hum bresantas dirac er juge, én gorto, guet confiance, a receu guet Doué er græce hac er hourage de feahein en tourmanteu de béré é vehé bet exposet, ha Doué hé honsolas hac e bromettas dehi er victoër ar nehai. Hou péet ur gonfiance vras é Doué én hou ç'ol dobérieu spirituel ha tamporel, ha hui e santou en effèd ag é bouvoër hac a é vadeleah én hou ç'andret; mæs n'hum fiet quet én-oh hou ç'hunan.

Ne laquet quet ehué hou confiance én dud; rac liès n'ou dès quet er moyand d'hou secour, pé n'ou dès quet er vo-

santé. En amièd e vanque liès a fidélité, hac er guêrent e glasque ordinæremant ou fourfit hac avantage. Er ré vras hou receuou mad durant m'ou devou dobér a han-oh, hac hou ç'abandonnou a pe n'ou devou quet mui affær erbet a han-oh. Hac en en devehé memb en dud hilleih a volanté vad eit oh, hac ind e zou capable d'hou coarantein doh er marhue ha de rein d'oh er Baraouis ér bed aral? Neoah é laquet ul lod caër a amzér eit assai conservein amité en dud: péh quen avantajussoh e vehé eit oh impléein en amzér eit méritein amité en Eutru Doué! Henneh é hunan e elle hou secour, a pe zei en ol treu croüéet d'hou ç'abandonnein ha de vout inutil aveit oh.

N'hum fiet quet hoah én-oh hou ç'hunan, ha ne veoh quet én gorto é ellehet, dré hou sperèd ha siance, donnet de bèn ag er péh e falle d'oh gobér; n'hum fiet quet memb én hou vertuyeu; hemb secour Doué é vanquou ol er péh e gommancehet; hemb er secour ag é hræce, é vehet feahet dré bep sorte tantationeu. Hou fauteu passet e zelie ou dout disquet d'oh, dré un expériance triste ha malheurus, péh quer goane ha péh quer fragil-oh.

Groeit d'eign, ô men Doué! hanàouet men goanedigueah, eit m'hum zefiein a nehi; mæs ehué reit d'eign ur gonfiance vras én hou madeleah, guet eane ne gollehèn espérance a me salvedigueah.

---

## *Quetan dé a vis Huavrèr.*

## SANT IGNACE, Escob ha Martyr.

Er Sant-men en dès bet er bonheur de vout unan a zisciplèd sant Yehan en Aviélour, péhani e inspiras dehou er garanté berbuidant en doé bet perpet eit Jesus-Chrouist bet er fin ag é vuhé. Ellein e rér jugein ag é vérit ha vertu dré er choége e hroas a nehou en Apostolèd aveit conduie un escobti quer bras ha quer considérable èl en hani a Antioche. Goarne e ras en ilis-cé durant toste de zeu niguênd vlai guet grèd un Apostol véritable. Én amzér ag er bersécution, ne abandonnas jamæs é boble, deustou m'hum gavas liès én dangér a golle é vuhé. Assistein e ré er ré peur, consolein e ré er ré affliget, soutenein e ré courage en ol hac ou tri-

huat e ré ér fé. É vrassan hoant ha desir e oé souffrein er martyr, ha larèt e ré nen devehé quet het credet en ou doé ur gùir garanté doh Jesus-Chrouist, ma nen devehé quet het scùillet é oaid aveit-ou.

En Ampeleur Trajan, instruget ag en hardéhtæt santel guet péhani é perdégué er fé, e ordrénas er hemér hac er honduie dré soudardèd d'er guér a Rome, eit bout exposet inou d'el lionnèd ha d'en tigrèd, hac eit chervige de zivertissemant d'er bayanèd, péré e gavé ur bligeadur barbar é huélet er hombat e vezé étré er vartyrèd hac el lonnèd cruel-zé.

Quentéh èl ma cleuas é santance é laras, é galon læn a joé : *Hou trugairéquat e ran, me Salvér, rac me mès anfin er gonsolation de rein d'oh ur merche splan a me haranté.* En ul larèt er honzeu-men, ean e bresantas é zourne eit bout rangennet; bocqnein e ras d'é rangenneu; hum laquat e ras ar é zeulin; ha, goudé en dout pedet Doué guet hilleih a zareu eit é ilis, ean e bartias a Antioche én ur suplieín er Grechénion d'ou dout chonge a nehou én ou fedenneu : pedet aveit-on, em'ean, eit ma ranlein de Zoué me inean é stad-vad; desir e mès, gùir-é, de souffrein; mæs ne houyan quet ha me zou digne de souffrein eit Jesus-Chrouist : pèdet aveit on, eit ne vein quet un dén dannet dré me manque a fideldæt; mæs ma vein digne de receu er gouron e zou destinet d'eign. A pe oé ar en hènt de Rome, ean e scrihuas d'er Grechénion a inou ér fæçon-men : me zou gunèh en Eutru Doué, ha delieín e ran bout draillet ha mâlet dré zènt el lonnèd; er brassan eune e mès é ne zehènt d'em espergnein, èl m'en dès arrihuet guet mar-a-unan ag er vartyrèd. Mar arrihue quement-cé guet-n-eign, m'ou attahinou mé-memb : pardonnet d'eign, mem bredér, er péh e laran : hanàouet e ran en avantage e receuehèn; ya, el larèt e ran hardéh-mad, tra erbet ne fehé parrat doh-eign a monnet devat Jesus-Chrouist : nac en tan, nac el lonnèd cruel, nac ol malice er goal-sperèd, nitra ne vou capable de vihannat me hourage ha me haranté doh me Salvér adorable; ne vihuan mui nameit eit merhuel aveit-ou.

Pe oé arrihue é Rome, ean hum laquas ar é zeulin guet er Grechénion péré e oé én dro dehou; hum offrein e ras de Zoué èl un hosti preste de vout sacrefiet, ha pedein e ras eit er peah ag en Ilis.

Quentéh arlerh é oé bet conduyet ar en théâtre, hac a pe gleuas el lonnèd é hudal, ean e laras a voéh ihuél : *Me zou gunèh en Eutru Doué, ret-é ma vein málet dré zènt el lonnèd-men, eit ma ellein bout offret èl ur bara pur de Jesus-Chrouist.*

Lausquet e oé bet quentéh el lonnèd, péré en dévoras én ur momand, èl m'en doé-ean desiret. Cleuet e oé bet é prononcein en hanhue santel a Jesus bet en huannad dehuéhan. É vartyr e arrihuas er blai seih ha cand goudé donnedigueah hur Salvér.

## RÉFLEXION.

En desir en doé sant Ignace de rein de Jesus-Chrouist ur merche ag é garanté, e broas dehou souffrein guet joé er marhue cruellan. Péh sorte merche, mem brér ha me hoér, e hoès-hui reit de Jesus ag hou caranté? Petra e hoès-hui groeit aveit-ou? Petra e hoès- hui souffret eit-ou?

Jesus en dès hum reit d'emb aveit gounie hur haranté; ha hui e venne méritein caranté Jesus? Hum reit ehué ol dehou. Péh ur gonsolation eit ur brechén rein é galon, é gorve hac é inean de Jesus! Ur mæstre-é quen douce ha quer mad, un ami é quer fidel é peb occasion, ha fidel bet er marhue; un Doué-é quer puissant, quer capable eit hur recompancein én tural de ol er péh e fehemb gobér ha souffrein aveit-ou!

Jesus en dès chonget én-amb ha labouret aveit omb abad é vuhé. Groamb hun œvreu guet en intantion de bligein dehou; groamb-ind ol aveit é bloër; chongeamb liès én dé én-hou, ha laramb dehou, d'er bihannan ur huéh bamdé, guet en ol devotion possible : *Jesus a garanté, reit d'eign er græce de vihuein ha de verhuel én hou caranté.*

---

*En eile dé a vis Huavrér.*

## PURIFICATION ER HUÉRHIÈS GLORIUS VARI,

### HANHUET GOUIL-MARIA-ER-CHANDELOUR.

Ér gouil a hinihue en hum gave deu vistér-bras : Purification er Huérhiès santel ha Présantation Jesus-Chrouist én tample.

Él lézen ancién é oé ordrénet d'er groagué, goudé gannedigueah ou bugalé, hum viret, abad ur certæn amzér, a

monnet d'en tample, rac ne oènt quet pur; ha n'offrènt er sacrefice ordrénet eit ou furification, nameit arlerh un amsér merchet. Un dra sur-é penaus er Huérhiès glorius Vari nen doé quet dobér a burification, p'hé doé conceuet dré viracle, pe oé purroh aveit en heaul ha santelloh eit en Æléd memb; pe oé mam ha Guérhiès assamble, ne oé quet, dré gonséquance, obliget de viret ul lézen péhani ne oé groeit meit aveit er groagué ordinær. Neoah hi e aboeissas d'el lézen èl er réral: monnet e ras d'en tample eit bum borifiein. Ne selle quet nehi doh en avantage particuliér hi dès; cuhein e ra, muihan m'en dé possible dehi, hé halité gaër a Huérhiès hac a Vam de Zoué assamble. Assès-é eit-hi cavouet é quementcé en occasion de bratiquein er vertu a humilité hac a religion; ne selle anfin meit doh en example en doé reit dehi hé Mab beniguet én un aboeissein ean-memb d'el lésen poénius ag er Circoncision.

Mari e hroé de Zoué, ér mistér-men ag hé Furification, ur sacrefice bras ha forh agréable dehou, én ur sacrefiein hé inour hac hé gloër; mæs er sacrefice e hroas hoah dehou én ur bresantein hé Mab én tample ne oé quet bihannoh agréable d'é Vajesté divin.

Offrein e ras hé heih Mab unique de Zoué é dad, eit m'en devehé groeit a nehou é peb-tra èl ma vehé bet é volanté santel; hac en offrein e ras guet ur résignation haguet un aboeissance antiér ha parfæt.

Durant er cérémoni ag er Brésantation, en dén santel Siméon, de béhani en en doé Doué reit un assurance segrèd nen devehé quet marbuet hemb nen devehé gùélet er Messi, e hanàuas, dré un inspiratiôn divin, penaus er voès-cé, pé aveit larèt gùel, er Hùérhiès santel-zé, e oé Mam de Zoué; ha penaus er hroaidur e bresanté e oé Redamptour er bed, gorteit a houdé quehet a amzér ha desiret guet quement a hirreah. Nezé Siméon, é galon læn a joé, a garanté hac a hanàuedigueah-vad, e gueméras er hroaidur étré é zivréh hac e laras: *Groeit bermen, ô men Doué! er péh e garchet ag hou serviteur; merhuel e rein coutant a pe mès gùélet en hani e hoès dégasset aveit salvein er bed.* Goudé, doh hum adressein doh er Huérhiès glorius Vari, ean e zisclærias dehi penaus hé Mab en devehé bet hilleih de souffrein ar en doar, hac en hé devehé-hi bet hé halon tréset guet glahar. Er Huérhiès san-

tel e aboeissas guet ur résignation hac un abandon parfæt de volanté Doué, én un adorein en intantion en doé Doué hac ar nehi hac ar hé Mab beniguet.

RÉFLEXION.

Er Huérhiès Vari e viras el lézen ag er Burification, deustou ma oé exant; ha ni, tud malheurus ma omb! péh sorte digaréeu ne glasquamb-ni aveit hum zispansein a viret lézen Doué?

Mari, ér mistér ag er Burification, e guhe, muihan ma elle, hé balité gaër a Huérhiès hac a Vam de Zoué; monnet e ra d'en tample èl ur voès ordinær, eit hum burifiein; hé humilité e hroa dehi desirein bout queméret eit er péh neu dé quet; ha ni, allas! hun orgueil n'elle quet souffrein ma vehemb queméret eit er péh ma omb é gùirioné, de larèt-é, aveit tud fragil ha péherion. Mari nen dé quet obliget d'aboeissein d'el lézen ag er Burification; aboeissein e ra dehi neoah; ha ni n'aboeissamb quet d'er péh memb ma omb obliget.

Mari ne ancoéha nitra a ol er péh e elle pligein de Zoué; ha ni, malheurusemant eit omb, ne hroamb cas erbet a zispligein dehou, a p'en offançamb casi hemb rebreiche bamdé.

*Eile Réflexion.* Er Huérhiès Vari, én ur bresantein hé Mab én tample, e ra d'en tadeu ha mameu crechén un example caër, hac un instruction péhani e zelie bout er fondæzon ag ou devotion; de larèt-é, é teliant offrein ou bugalé liès de Zoué, hac er pedein d hobér doh-t-hai revé é volanté santel; ou honsiderein èl un dra précius en dès Doué laqueit étré ou deourne, hac a béhani é teliant un dé daccor ur gonte perhuéh; én ur guir, é teliant chongeal é ma quêntoh ou bugalé de Zoué, éit nen dint dehai ind-memb.

---

## *En drivèd dé a vis Huavrér.*

### SANT BLÆS, ESCOB HA MARTYR.

SANT BLÆS, guenédicg ag en Arménie, e véritas én é youancquis istime en ol dud honeste dré é vuhé ranget mad, hac é spécial dré é zevotion examplus bras. Goudé en dout groeit é studi guet inour ha mêlation, én ur hobér réflexion

ar en infirmitéeu de béré é ma sujet mab-déu, ar er bèr amsér ag er vuhé-men, querclous èl ar en eurustet hac ar en éternité ag er vuhé a bébani é jouissér én nean, ean e gueméras er résolution de gùittat er bed, eit chougeal hemb quin én é salvedigueah: mæs èl ma oé deit en Escob a Sebaste de verhuel én amzér-zé, é oé bet choéget er Sant-men aveit derhel é léh.

Peb-unan e gavas én Escob santel-men ur bugul hac un tad, un example hac ur hondoyour mad ha sur. Ur garanté vras en doé aveit é boble, ha câret bras e oé ehué guet en ol. Neoah, rac m'hum santé perpet douguet de vihuein pél doh er sorbe ag er bed, ean hum ziscarguas ér fin ag é Escobti eit hum denneia ar ur manné toste de guér, én ur hroh e gavas inou. Él léh distro-cé é labouré eit hum santefiein bamdé muyoh-mui dré en oræson hac er gastiemant. Ne oé quet bet inou pél-amzér, ma commanças en dud donnet a bep-tu d'er havouet aveit goulen guet-ou remæd doh ou hlinhuédeu spirituel ha corporel, hac ol é receuènt er péh e boulennènt.

Er Goarnour a Gappadoce, deit d'er guér a Sebaste a berh en Ampeleur Licinius, eit laquat er Grechénion d'er marhue, e hroas dégasse er Sant-men dirac-t-ou, hac e ordrénas dehou sacrefiein d'er faus douééd. Èl ma refusas gronce er Sant ag er gobér dré ur hourage digne ag é garactèr, en tyrand e hroas er goal-drettein a dauleu bah hac el laquat ér prison. Inou ean e rantas er yehaid de baud a dud olan péré e zé d'er havouet.

É creis er foul é oé bet gùélet ur vam disconfortet bras, pébani, lœn a gonfiance én é bedenneu, e zas de laquat doh é dreid hé mab unique, pébani e oé preste de verhuel guet un drein arrestet én é houg. Sant Blæs, affliget é huélet er stad triste é pébani é oé er hroaidur ha dareu bras é vam, hum laquas ar é zeulin, hac én ur seuel é zeulegad hac é zeourne trema en nean, e laras: Pligeèt guet-n-oh, Tad a visériçorde ha Doué a ol gonsolation, cheleuet peden humble hou servitour ha ranteia d'er hroaidur-men er yehaid, eit ma hanàuou en ol penaus nen dès nameit oh hac e zou Mæstre ag er marhue hac ag er vuhé. Quentéh èl ma achihuas é beden é oé bet gùelleit d'er hroaidur. A ziar er miracle-zé é touguér é peb léh un devotion bras de sant Blæs, hac en er pedér é spécial eit gùellat d'en droug-goug.

Ur miracle quer caër, péhani e zelié toucheiñ ha tinerrat calon er Goarnour, ne hroas nameit hé balettat davantage: en tyrand-cé, goudé en dout groeit dispen corve er Sant guet ur grib boarne, e ordrénas ér fin en dibennein. É vartyr e arribuas er blai tri hand huéaêc goudé gannédigueah hur Salvér.

**Réflexion:**

Mad-é inourein er Sænt hac ou ſedein, a p'en dé gùir é accorde en Eutru Doué d'emb liès, dré ou intercession ha dré ou mériteu, er péh e houlennamb guet-ou. Doué en dès ean groeit él lézen ancién, er gober e ra él lézen nehué, ha groeit en dès ean dré sant Blæs é particuliér. Hum adresset enta doh er Sant-men, ha pedet-ean én hou poénieu hac én hou clinhuédeu; mæs goulennet drès peb-tra er græce de vout délivret a glinhuédeu hou ç'inean.

---

*Er buarvéd dé a vis Huavrér.*

## SANT ANDREU-CORSIN, Escob a Fiésoly.

Andreu-Corsin e oé guenédicg a Florance; é vam vertuus, arlerh en devout-ean obtenet guet Doué dré hé ſedenneu, er gloëstras d'er Huérhiès Vari quentéh èl ma oé gannet. Ne vanquas quet nehi a laquat hé ſossible eit m'en devehé bet abret dougeance Doué én é galon; mæs er fal gompagnoneah, tud youancq libertin, hac en hoarieu, e vouguas é bèr amzér en ol santimanteu a zevotion péré e oé oueit ér hommancemant quen dôn én é sperèd hac én é galon. É vam devot, melconiet ha glaharet memb é huélet ne ré mui cas erbet ag hé aviseu mad, n'arsàué quet ag hum adressein doh Doué ha doh er Huérhiès santel eit obtenein é gonversion. Hé ſersévérance ne chommas quet hemb recompance.

Un dé m'hum breparé Andreu de monnet d'un divertissemant, ean e remerquas é vam é ouilein. Hé ſedein e ras de larèt dehou petra e hroé poén dehi. Me mab, emé-hi, er péh e hroa mem brassan displigeadur é en disordre e huélan én hou puhé, goudé ma mès hou cloëstret de Vam en Eutru Doué. Andreu, én ur santein é galon tinerreit, e laras: me

mam, hum gonsolet, hou tareu ne veint quet collet aveit oh; pardonnet d'eign en displigeadur e mès groeit d'oh, hac ancoèheit m'ingratitud. Men gloëstret e hoès d'er Huérhiès Vari, just-é enta m'hum gonsacrein d'hé chervige.

Arlerh er honzeu-men, ean e sortias eit monnet dret de ilis Menéh er Harme, é péh léh, doh hum durel d'en doar doh troèd-autær en Intron-Varia, hag én ur scùille hilleih a zareu, ean hum offras de Jesus-Chrouist ha d'é Vam santel. Doué e changeas antiéremant é galon, hac e ras dehou er chonge d'hum rantein menah.

Goudé en dout reit mercheu splan ag ur vocation véritable, é oé bet receuet belêg é urh er Harme. Labourat e ras de feahein é fal inclinationeu, dré ur benigen calet, dré ur silance hac un oræson continuel, ér fæçon ma oé souéhet en ol é huélet é zevotion.

Doué e ras a neze d'é gonzeu ur vertu hac un nerh admirable, en dès bet durant é vuhé eit convertissein er béherion. Unan ag é guêrent, affliget dré ur hlinhuèd a languis, e zalhé én é dy hoarieu ha divertissemanteu. Andreu e ziscoas dehou en droug e oé é quement-cé, ha dré é gonzeu mad, é hroas dehou renoncieia d'en imbadeu-cé; en ingagein e ras ehué de larèt bamdé seih *Pater* ha seih *Ave Maria*, hac ur huéh er *Salve Regina*. Ou larèt e ras, hac imbèr en hum gavas guelleit ag é infirmité, de béhani en ol remæ[illegible] e oé bet inutil. Er menah santel-men e oé bet goulennet eit bout Escob ér guér a Fiésoly. Pe gleuas quement-cé, ean e yas d'hum guhein de gouvand er Chartusèd; mæs Doué e bermettas ma vehé bet dizoleit dré ur hroaidur a dri blai, péhani, a pe oé en dud a ilis a Fiézoly ar er poënd de choége un Escob aral, e laras: *Andreu, choéget guet Doué eit bout hou Pugul, e zou én oræson e ty er Chartusèd.* Er Sant, én un hanàouet dré-zé volanté Doué, e aboeissas, ha ne chongeas mui meit ag hum acquittein a ol devérieu ur bugul-mad.

Conduyein e ras ér gargue-zé ur vuhé quer mortefiet ha quer santel, ma tennas ar é boble græceu ha bénédictioneu particuliér ag en Nean. Donnet e ras de bèn a douchein hac a dinerrat er béherion ahurtet én ou féhèd; dougue e ré d'en devotion er ré libertinan ha dirangettan; ha laquat e ras er peah étré en anemisèd brassan, péré e vihué a bêl-amzér é dissantion, ha péré ne vennènt quet hum huélet pé hum

bardonnein. Ér fin, ouaidet a uinêc vlai ha tri uiguênd, ean e rantas é incan eurus d'é Grouéour, er blai trizêc cand trizêc-ha-tri-uiguênd.

## RÉFLEXION.

Mam Andreu-Corsin er honvertissas de Zoué dré hé dareu hac hé fedenneu. Pe n'hi devehé quet rebreichet d'hé mab é vuhé digampen, nameit dré drous ha dré saffar, dré golér hac amportemant; pe n'hi devehé bet groeit meit rein dehou mallohen ha malédictioneu, hac hi hé devehé bet groeit ur Sant a nehou ?

Mar e hoès bugalé diranget pé libertin, é spécial mar dint deit d'un ouaid ræsonnable, réglet, corriget-ind guet peah ha caranté; ha, drès peb-tra, hou péet recour doh Doué, doh er suplieín, dré hou pedenneu hac hou tareu, de sellet a druhé doh-t-hai.

*Eile réflexion.* Nen d'on quet souéhet é huélet en dès en darne-muihan ag er Sænt quitteit er bed aveit labourat ar ou salvedigueah; hanàuein e rènt er gorruption a nehou. Ma ne ellet quet er huittat, consideret d'er bihannan en dangérieu e zou én ou, eit ma pêllehet doh-t-hai, açel-fin ne vehet quet somprenet.

En darne-muihan ag en dud, é spécial ag en dud youanc[illegible] glasque ou fligeadur, ha goudé ou dout commancet dré bligeadurieu innoçaud, é achihuant liès dré bligeadurieu criminel. Pêlleit doh el léhieu, doh en tyér-zé destiuet d'en divertissemanteu; ridet pêl doh er hompagnoneaheu péré ne chongeant meit én imbad. Ma ne ellet quet renoncieín antiéremant d'er bed, pêlleit d'er bihannan doh er ré e zou carguet a isprid er bed. Ha ret-é, eit ur momand a bligeadur, hum exposein d'un éternité a boénieu ?

---

## *Er buemvèd dé a vis Huavrér.*

### SANTÈS AGATHE, GUÉRHIÈS HA MARTYRÈS.

ER Santès-men, guenédicg'a Sicile, e zisprisas er bed hac en ol chanchen caër a béré é ellé bout én gorto, aveit hum rein tout de Zoué, én hé youancquis, dré er rô a hùertat. Er Gouarnour a Sicile, péhani e bersécuté er Greché-

nion a berh en Ampeleur Dèce, én ur glenèt conze ag hé bràuité, ag hé danné hac a hé mérit bras, e hoantas hé gùélet, hac e hroas monnet d'hé hlasque. Er Santès, én ur recen gourhemén er Goarnour, e gomprenas erhat quentéh é oé deliet dehi souffrein er martyr. Antréein e ras én hé hambre, ha goudé hé dout hum laqueit ar hé deulin, hi e hroas er beden-men : *Jesus, me Salvér ha meu Doué, hui e hanàue men desir; gùélet e ret en dôn a me halon; hé fossédein e ret-hui hou ç'human, ha d'oh e vou de virhuiquin hemb partage erbet. Reit d'eign, dré hou græce, er hourage d'hobér d'oh er sacrefice a mem buhé.* Arlerh hé ſeden, hi e bartías eit hum bresantein dirac er Goarnour.

En dén-cé, dén lubric ha payan, e chongeas, dré drompereah ha dré é autorité, gobér dehi cousantein d'é inclinationeu brutal; er Santès er rebutas guet dongér ha guet ur hourage extraordinær. A pe hùélas ne oé moyand erbet de zonnet de bèn a nehi, ean e hroas hé laquat é ty ur voès fal ha malheurus, eit gobér dehi colle inon er burtæt hac er ſé.

En tyrand ne ellé quet hé hondannein d'un tourmant hac en devehé groeit dehi mui a horreur. Ne ellér quet larèt en displigeadur hac er hoén e souffras én ty infâme-zé abad ur mis. Er voès malheurus-cé, goudé hé dout groeit hé fossible aveit hé holle, e zisclærias d'er Goarnour ne oé moyand erbet d'hé ſeabein.

Ean e ordrénas nezé hé fresantein dirac-t-ou hac é laras dehi adorein douéèd er ranteleah, pé hum brepareín de souffrein er brassan tourmanteu. Er Santès e rescondas penaus ne hanàué nameit un Doué, ha n'hé devehé jamæs adoret nameit-ou, ha penaus é oé preste d'andur mil marhue quêntoh eit sacrefiein d'er faus douéèd.

En tyrand, goudé en dout groeit hé façadein, e ordrénas, dré ur grueldæt barbar, trohein hé halon. Er Santès, én un andur en tourmant-cé, e laras : *Tyrand cruel, ne hoès quet méh é trohein hac é lemel guet ur verh youancq er péh e hoès sunneit én hou mam.*

Goudé bout bet casset, arlerh quement-cé, d'er prison, hi e hroas er beden-men : Doué ol-buissant hac éternel, péhani, dré hou miséricorde infini, en dès prezet quemér ur sourci particuliér a han-an, en dès men goarantet doh caranté er bed ha me honservet é creis en tourmanteu, pligeèt

guet-n-oh recen me inean. Én ur achihue hé feden, hi e varhuas, er blai deu gand unan ha hantér-band, d'en ouaid ag ur blai ar-n- niguênd.

A bèn un nebedicg amzér arlerh, en tyrand-cé, én un dremeine ur stær én ur vâgue, e gouéhas én deur hemb ne oé bet guellet er sauvein, na memb cavouet é gorve arlerh é varhue.

### RÉFLEXION.

Santès Agathe en dès dispriset gloër ha pligeadur er bed, rac ma credé parfæt, penaus madeu en doar nen dint nitra é comparage doh er madeu ag en nean. O na décriettet-é er bed! Er Sænt en dès ean abandonnet ha dispriset; er ré memb péré e hélie er bed, e hum glêmme hac e lare penaus nen dès nameit madeu trompus ha faus. Credein e ret er hùirioné-men, péhani e hùélet splan hui-memb dirac hou teulegad, ha neoah é câret er bed trompus-cé.

*Eile Réflexion.* Péh courage ha péh nerh e ra er religion a Grechéneah, p'en da ur verh youancq de bèn a feahein un tyrand hac er hruellan tourmanteu! Nen d'on quet souéhet, ô men Doué! ma ret quement a nerh d'hou Sænt, a p'en dé eit oh-é ó combattant; nen d'on quet souéhet m'ou dès ur hourage quer bras, p'en dé guet- n-oh en er receuant; mæs er péh em souéhe e zou gùélet ma on mé-memb hemb calòn hac hemb courage eit hou chervigein, arlerh me mès receuet quement a hræçeu guet-n-oh.

---

## *En huéhvèd dé a vis Huavrér.*

## SANTÈS DOROTHÉ, GUÉRHIÈS HA MARTYRÈS.

ER Santès-men, guenédicg ag er guér a Césaré, é Cappadoce, e oé consideret èl ur burhud a avistèd hac a zevotion, hac èl scùir hac example en ol gùérhiésèd crechén. Hilleih a sperèd hé doé, hac un implé mad e hroas a nehou doh hum rantein perpet abilloh én hanàuedigueah a lézen Doué hac ag er religion. Èl ma oé bet deit er goarnour Saprice de Césaré a berh en Ampeleur Maximién, aveit persécutein er Grechénion, ean e hroas hé arreste, hac e ordrénas dehi adorein douéèd er ranteleah, én ur siclæricin dehi é oé en

Ampeleur e gommandé quement-cé édan boén a varhue. Dorothé e rescondas guet un air douce ha modeste, péhani e hroas m'en doé bet memb er bayanèd ur respet bras eit-hi : gout e ran gourhemén en Ampeleur ; mæs hanàuein e ran gùel boah penaus ne seliér adorein nameit un Doué péhani é hunan e sou Mæstre souveræn ag en oean hac ag en doar ; ne mès dougeance erbet ag en tourmanteu ; ne mès quet brassoh desir eit rein mem buhé aveit en hani en dès me frenet dré er bris infini ag é Oaid précius.

Saprice, é huélet hé honrage, e gomprenas ne oé quet moyand de zonnet de bèn a nehi dré gonzeu ; gobér e ras enta hé honduyein d'er prison ha galhuein dihue verh youancq péré en doé bet, ur bèr-amzér quênt, er malheur de renoncieín d'er fé ha d'adorein er faus douéèd. Larèt e ras d'en nihue verh-cé monnet de gavouet Dorothé d'er prison, eit hé dougue hac hé solitein d'hobér hi-memb èl m'ou doé-ind groeit. Ind e hroas ou fossible aveit hé laquat d'hobér èl d'hai, mæs er hontrel e arribuas : rac Dorothé e ziscoas dehai guet quement a nerh ha quer sclær er malheur é péhani é oènt couéhet, m'ou doé queméret cas doh ou lâchoni hac ou fébèd ; mæs èl ma collènt espérance ag ou salvedigueah, a pe chongènt ér hrime ou doé groeit, er Santès e ziscoas dehai penaus, mar ou doé groeit ur faute bras é abandonnein Jesus-Chrouist, é hroènt hoah unan brassoh é vanquein a espérance hac a gonfiance én é vadeleah hac én é visericorde ; penaus ne oé quet a houlieu hemb remæd aveit ur médecinour ol-buissant èl d'ou, ha penaus neo doé queméret en hanhue a Salvér nameit eit hur salvein.

Distroeit enta doh-t-ou hemb tardeín, emé-hi ; groeit penigen, hum gonvertisset a greis hou calon, ha me assure d'oh en hou pardonnou ag hou faute. Ind hum daulas doh treid er Santès, hac hé suplias de bedein Doué aveit-hai. Er gobér e ras, hac ou hrihuat e ras quement ér fé, m'ou doé rescondet d'er Goarnour, a p'en doé-ind bet galhuet de larèt dehou hac ind ou doé gouniet Dorothé d'adorein en douéèd, penaus m'ou doé ind-memb rai a hlahar hac a anquin d'ou dout groeit er hrime-cé, eit m'ou devehé solitet hanni d'er gobér. A pe gleuas er sorte rescond cé, eau e antréas é colér hac e ordrénas, ma ne adorènt a nehué en douéèd, ou zurel ou dihue én ur chaudronnad yvle berbuidant. Ind

e souffras en tourmant-cé én ur bedein Jesus-Chrouist de receu ou foén eit penigen ag ou faute.

En tyrand e hroas nezé tourmantein Dorothé. Er Santès e vontas quer joéius ar er chalfaud e oé preparet eit-hi, ma houlennas guet-hi en tyrand petra hé ranté quer coutant : *Iliscoah*, emé-hi, *ne mès santet ur joé quer bras èl en hani e santan hinihue, rac m'en dès prézet en Eutru Doué hum chervigein a han-an eit salvein en nihue verh-cé péré e oé collet.*

Ér fin, goudé hé dout bet hé hosté rostet guet flambêeu allumet, é oé bet dibennet er blai tri hand eih.

## RÉFLEXION.

Dorothé, péhani ne oé nameit ur verh youancq, e gonvertissas dihue verh aral péré e glasqué gobér dehi renoncíein d'er fé. Comprenamb en nerh a hræce en Eutru Doué, péhani e honér touchein er haloneu pe blige guet-ou ha dré voyand en n'emb e blige guet-ou. Comprenamb enta penaus é ellamb, dré é hræce, secour doh conversion hun nessan. Ne faut liès nameit un avis mad, ur gonze vad aveit distroein ur péhour ag en hènt a zannation, hac el laquat én hènt ag é salvedigueah.

---

*Er seihvèd dé a vis Huavrér.*

## S. MARC HA S. MARCELLIEN, MARTYRÈD.

MARC ha MARCELLIEN e oé bredér, ha sàuet a unan ag er familleu inouraplan a Rome. Ou hèrènt en doé er malheur de vout payanèd; mæs en neu vrér-men en doé bet er bonheur de gouéh étré deourne ur mæstre scol erechén, péhani ou instrugeas quer mad, ma oènt bet deit de vout crechénion parfæt ha devot bras ind-memb.

Deustou d'er brassan desir ou doé de chomme hemb diméein, ind hum huélas neoah contraignet d'er gobér ha de guemér dihue verh payan; mæs er péh ou honsolas e oé en espérance ou doé ag ou gounit un dé de Jesus-Chrouist.

Assistein e rènt é segrèd er Grechénion é amsér er bersécution, pourvæein e rènt d'ou dobérieu, hac ou haranté e oé hemb musul. En excelcice-zé ag en œvreu a drugairé é oènt bet arrestet ou deu a berzh en Ampeleur Dioclétien. Er

hourage guet péhani en ou doé bet groeit profession a fé Jesus-Chrouist dirac er Goarnour a guér, e hroas ma oènt bet condannet de vout dibennet. Er santance-zé e hrous quement a joé d'en neu vrér santel-men, èl ma hroas a boén hac a dristedigueah d'ou zud. Er ré-men, affliget hac anquinet bras, hum daulas doh treid er juge hac er suplias de hortos un herrad-amzér eit ou laquat d'er marhue, én ur bromettein en ou devebé groeit ou fossible aveit ou dougue de renoncieín d'er fé ; er juge e accordas dehai tregond dé.

Durant en ol amzér-zé, ou zad hac ou mam, guet ou friëdeu hac ou bugalé, péré e oé boah én un ouaïd distér, e zé bamdé d'ou havouet aveit ou ingagein d'adorein douéèd en Ampeleur : gùéh é tènt unan ha unan, gùéh é tènt ol assamble ; ouilein e rènt hac hirvoudein, én ul larèt dehai ol er péh e oé capaplan de douchein ha de dinerrat er galon caletian. Ou amièd e hroé quement aral ag ou hosté ; hac ol é oènt de unan aveit assai ou gounit. Biscoah combat erbet ne oé bet rustoh na diæssoh de soutén ; ha tregond dé e oé hir aveit derhel doh quel lièss a gombat bamdé. En neu Sant en doé bet neoah er victoër dré er secour a hræce Doué, ha dré er moyand ag en avisen mad e ré dehai en offiçour santel Sébastien, péhani e zé bamdé d'ou gùelet aveit ou accouragein hac ou brihuat ér fé.

Goudé ou dout bet er gonsolation de huélet ou zad hac ou mam, guet ou ol famille, convertisset d'er fé ha de Zoué, é oènt bet staguet ou deu doh ur pilér, a berh en tyrand, ha trézet a daulen lance, er blai deu gand huéh ha puar uiguênd.

## RÉFLEXION.

Tad er Sænt-men, ou mam hac ou amièd ou donguas hac ou solitas d'adorein er faus douéèd ; mæs caër ou doé gobér ar nehai, ind e refusas er gobér guet ur hourage ferme ha padus. Guet a dud, allas! e drahisse ou houciance, hac e hoerhe ou inean dré ur respet malheurus, é clasque pligein, pé guet eune a zispligein d'ur mæstre, d'un ami, pé d'ou hêrènt ?

Ur brechén, mar goulennér guet-ou un dra henac contrel de lésen Doué, ne zelie, én occasioneu-zé, hanàouet na câr, nac ami, na tad, na mam ; nezé-é é telie discoein de Zoué é fideldæt, é aboeissance hac er garanté en dès aveit-ou.

## *En eihvéd dé a vis Huavrér.*

## SANT YEHAN-A-VATHA, BELÊG.

ER Sant-men e oé gannet é Provance. É garanté doh Doué, é druhé doh er beurerion hac é zevotion tinér é que-vér er Huérhiès Vari durant é youancquis, e oé ur merche ag er santeleah vras é péhani é telié arrihue un dé.

Goudé en dout studiet en théologie é Paris, ean e receuas inou en Urheu sacret. En é overen quetan, ér momand ag er gonsécration, ean e huélas un Æl, é quis ur haër a zén youancq gusquet é gùen, péhani en doé ar é habid ur groéz glas ha rû, hac étal d'ou deu sclave sammet a rangenneu. Ravisset a sperèd dré er gùél-zé, ean e gomprenas é oé choéget guet Doué eit prenein er sclavèd a dré zeourne en huguenaudèd. Eit hum zisposein d'un affær ag ur gonsé-quance quer bras, ean hum dennas én deserh, é péh léh é cavas un ermit santel hanhuet Félix a Valois, péhani e oé inou a houdé pêl-amzér. Ind e vihuas ou deu assamble ér pratique ag en ol vertuyeu, hac er brud ag ou santeleah e hroas de hillei a dud devot donnet d'ou havouet eit bihuein édan ou goarnation.

Tri blai e oé ma conduyènt èl-cé én deserh ur vuhé haval doh hani en Ælèd, a pe zigouéhas dehai gùélet juste étal d'hai ur harhue péhani en doé ar é hèn ur groéz haval doh én hani e zougué aré habid en Æld en doé apparisset de sant Yehan-a-Vatha én é guetan overèn. Un dra quer miraculus en obligeas de zisclærieia d'é gompagnon er vision en doé bet, hac a nezé ind e gueméras ou deu er résolution d'hum reîn ol ha d'hum gonsacrein eit délivrein er Grechénion e oé é sclavage édan en Turquèd. Ind e yas de Rome eit dis-clærieia ou dessein d'en Tad Santel er Pab hac eit disquein guet-ou petra e zeliènt gobér. Durant ma oé er Pab é chon-geal ha doh hum avisal eit gout hac ean e zelié cavouet mad en Urh nehué-men, ean e huélas ean-memb, én ul larèt en ovéren é ilis Sant-Yehan-a-Latran, un Æl gusquet é gùen, guet er memb merchen m'en doé apparisset de sant Yehan-a-Vatha. Arlerh er vision-cé, ean e approuvas en Urh hac e ordrénas m'en devehé douguet er veneh ag en Urh-cé, ur gusquemant gùen guet ur groéz rû ha glas ar ou halon,

Hoant bras en doé sant Yehan-a-Vatha de monnet d'en Afrique, é mesque er barbarèd, hac é joé e vehé bet chommé ean-memb é sclavage é léh ur sclave benac; mæs, èl m'en dalhas er Pab é Rome eit hum chervigein a nehou én affærieu a gonséquance ag en Ilis, ean e gassas deu ag é venéh de Varoc, é péh léh en ou doé prenet, eit er buéh quetan, buéh sclave ha nàu uiguênd.

Er Sant-men, goudé en dout refuset bout Cardinal, en doé bet ér fin permission guet er Pab de monnet d'en Afrique. Inou é receuas mar-a-dourmant guet er barbarèd; mæs bet en doé bet er satisfaction de gonsolein er sclavèd, d'ou hrihuat ér fé ha de zélivrein en darne-muihan a nehai. Goudé bout distroeit de Rome, deustou ma oé bihanneit é nerh, ean e bassas en neu vlai dehuéhan ag é vuhé é visitein er brisonnerion, é assistein er ré clan, é soulagein er beurerion hac é convertissein ineaneu de Zoué dré é instructioneu santel.

Uset anfin dré er fatique en doé bet, ha poéhet dré en tan ag er garanté a grechéneah, ean e rantas de Zoué é inean pur er blai deuzêc cand trizêc, ardro en ouaid ag ur blai ha tri uiguênd.

## RÉFLEXION.

Contamplamb guet souéh er garanté vras en dès bet er Sant-men eit er sclavèd, én ul labourat guet quement a fatique eit ou frenein. Ma n'ellamb quet gobér èl d'ou, soulageamb d'er bihannan misérieu hun nessan a guement ma ellehemb; ne fehemb quet gobér nitra agréaploh de Jesus-Chrouist, péhani hun assure ne lausquou quet hemb recompance ur hùirennad deur hemb quin reit dré garanté d'oh-t-ou d'er peur. Péh recompance enta ne rehet-hui, Salvér adorable, d'er ré en devou groeit alézoneu bras? Peh recompance e hoarnet-hui d'er ré en devou prenet pé secouret prenein er sclavèd, d'er ré en devou visitet er ré clan, consolet er ré affliget, pratiquet en œvreu a visériicorde!

---

### *En nàuvèd dé a vis Huavrér.*

### SANTÈS APOLLINE, GUÉRHIÈS HA MARTYRÈS.

Én blai deu gand eih-ha-deu-uiguênd, é sàuas ér guér a Alexandrie, é péhani é oé un nombre bras a bayannèd, ur

bersécution pé ur revolte énep d'er Grechénion. Er pèn-caus a guement-cé e oé un dén malheurus, péhani hum vêlé a zivinereah pé a sorcereah. En trompour-zé, douguet dré er goal-sperèd, e vrudas partout é telié arrihue ur malheur benac é quér, ma ne vebé bet distruget er Grechénion. Ne fantas quet davantage eit laquat er bayanèd én arfleu.

Chetu penaus é conze sant Denys, Escob a Alexandrie, péhani e oé bet teste a ol er péh en dès scrihuet ar er poënd-cé : un divinour malheurus, em'ean, e allumas er furi hac er golér é caloneu er bayanèd énep d'emb. En dud dallet-cé, én ur gredein un dén digouciance hac hemb fé na lézen, hum revoltas énep d'er Grechénion hac ou zrettas guet peb sorte crueldæt, én ur chongeal n'ellènt quet inourein guel ou faus douéèd, eit én ur sacrefiein dehai buhé er ré e adoré er gùir Doué.

Santès Apolline e ziscoas ér bersécution-zé ur hourage extraordinær, a béhani en ol e zou bet souéhet bean bermen, hac e souéhas nezé er bayanèd ind-memb.

Apolline e oé ur verh respettet hac inouret bras guet en ol Grechénion a Alexandrie, de béré é oé un example caër a bep sorte vertuyeu. Cresquein e ras bé fedenneu hac hé yunieu én amzér ag er revolte-zé; chomme e ras én hé zy én ur seuel é peb momand hé deourne hac hé deulegad trema en nean; hac èl n'hé doé doutance erbet ne vébé bet abret sacrefiet, hi hum breparas guet grèd d'hé sacrefice. Én effed, er bayanèd péré, èl tud é rage, e dorré en orieu ar er Grechénion, e billé hac e losqué en tyér, hum gueméras doh er Santès. Ind e gommançás dré dennein dehi ol hé dènt : en droug e oé bras; mæs Apolline en anduras, non-pas hemb quin hemb hum glêmme, mæs guet joé ha guet yvoul de souffrein eit Jesus-Chrouist. Arlerh quement-cé, ind e allumas un tan bras hac hé menaças ag hé zurel é creis er flamme, hé zreid hac hé deourne arriet, ma ne gousanté offrein ançans d'en douéèd. Hi hum santas nezé inspiret d'hum durel a nehi hé hunan é creis er flamme, eit discoein d'er bayanèd en hé doé mui a zongér doh er péh e houlennènt guet-hi, eit n'hé doé doh en ol tourmanteu, hac eit discoein dehai hoah penaus er Vartyrèd e sacrefie ou buhé a galon yad, dré garanté doh Doué, ha non-pas dré gontraign pé én drespet dehai. Goudé hé dout goulennet enta un nebedicg

amzér, èl aveit gobér hé chonge, hi e zisquennas én hé intérior. Goulen e ras a galon guet Doué er græce, en nerh, er hourage a béré en hé doé dobér; er suplie in e ras d'agréein er sacrefice e yé d'hobér dehou ag hé buhé. Goude quement-cé, læn a gonfiance é Doüé hac ambraset dré é garanté santel, hi e ridas hac hum daulas hi-memb én tan, é péhani é rantas hé inean d'hé Hrouéour.

Er bayanèd hum gavas souébet bras, ha n'ellènt quet comprenein penaus é ellé ur verh hé dout quement a gourage. Er Grechénion e zastumas er péh e chommas a hé relégueu, hac é spécial hé dènt, péré e oé bet partaget étré mar-a-ilis ha conservet guet hilleih a respet.

Er soulagemant e recen hoah bamdé hilleih a dud, dré intercession santès Apolline, e hroa d'hanàouet er bouvoër hé dès dirac Doué.

## RÉFLEXION.

Santès Apolline e anduras hemb hum glèmme, ha memb guet joé, tennein ol hé dènt. Sujet-oh sur d'ur boén pé d'un diæzemant benac. Doué e ra er boén-cé d'oh eit excelcein hou patiantæt. Ma ne ellet souffrein guet joé, souffret ahoel guet patiantæt er péh ne fehoh quet hum barrat a andur, ne verne petra e rehoh. Mar det de varmurein pé d'hum néhancein, ne rehet nameit cresquein hou troug, hac hum rantein diæz d'er réral ha d'oh-hui-memb. É creis hou prassan droug, chonget ér poénieu ag en ihuerne, péré e hoès méritet dré hou péhedèn, ha laret nezé : bermen, ô men Doué! é vehèn é souffrein poénieu cruelloh hoah, pe n'hou pehé, dré hou madeleah, astennet mem buhé, eit rein amzér d'eign d'hobér penigen. Chonget péh quen eurus-oh hoah, a pe ellet, dré boénieu quer bèr, paiein poénieu éternel. Offret hou poén de Zoué eit penigen ag hou pehedeu; jeuntet hou poénieu doh er ré en dès anduret hue Salvér adorable. Souffret, dré garanté eit-ou, er boén, er hlinhuèd, en affliction e ra d'oh; offret dehou ol er péh e anduret, ha laret : *hoah davantage, me Salvér, mar dé hou volanté; cresquet me foén, mæs ehuè cresquet me fatiantæt.* Chonget ér péh en dès souffret er Sænt aveit Doué; chonget ér péh en dès anduret Jesus-Chrouist aveit-oh; sellet doh é groéz, hac é larehet : *er péh e souffran e zou nitra é comparage doh er péh en dès souffret me Jesus.*

*En dècvèd dé a vis Huavrér.*

## SANTÈS SCOLASTIQUE, GUÉRHIÈS.

SANTÈS SCOLASTIQUE, hoér de sant Benæt, e oé guenédicg ag en Itali. Hé mam, læn a vertu, e inspiras dehi abret santimanteu bras a religion; ha hi, ne gavé quet douçoh pligeadur eit chelenet instructioneu hé mam devot. Deustou ma oé pihuiq ha m'hé doé paud a sperèd, hi e gâré bihuein hé hunan ha didrous. Er gusquemanteu revé er bed nen dòé biscoah pliget dehi; rac cleuet hé doé bet liès guet hé mam penaus er gusquemanteu caërran nen dint quet capable de rein mérit erbet d'un dén, ha penaus er haërran mêlation e ſebér gobér ag ur verh youancq, e zou larèt é ma modeste ha devot.

Én ur gleuet conze ag er vuhé santel e gonduyé hé brér ér houvand ag er manné Cassin, hi e hum santas douguet hac inspiret de vihuein hi-memb èl d'ou. Nezé èn ur gonsiderein penaus ne oé quet hi-memb bihannoh obliget, eit hé brér, de labourat eit hé salvedigueah, hi e yas d'er havouet eit disquein guet-ou en hènt d'er barfection; ha goudé hé dout disclæriet dehou en hoant hé doé de bassein hé buhé én ul léh dissorb benac, hi er pedas d'hé instrugein ar er péh e zelié gobér, ha de rein dehi ur réglemant a vuhé. Sant Benæt e ras dehi casi er memb réglemant a vuhé en doé reit d'é venéh, hac er Santès er miras guet fideldæt ha grèd.

Er brud ag hé santeleah e hroas d'un nombre bras a Huérhiésèd donnet d'hé havouet aveit bihuein guet-hi hac hum ingagein de viret er memb règle guet-hi.

Er Guérhiésèd santel-sé, occupet hemb quin guet er sourci a bligein de Zoué, e zas imbèr d'ancoéhat bet er chonge ag er bed. En oræson e oé ou excelcice ordinær én noz hac én dé. Miret e rènt perpet er silance, ha yune e rènt el lod muihan ag en amsér; ou ſenigen e oé bras: ou hampreu, ou glustreu, ou bihuance, ou gusquemant e oé distér ha peur. Cheta é péh fæçon é commanças en Urh caër-men, péhani en dès contet beta puarzèc mil couvand, hac é péhani é huélér hoah un nombre quer bras a Huérhiésèd brudet dré ou noblance, ha memb billeih a Brincésèd, é choége quêntoh croéz Jesus-Chrouist eit gloër er bed.

Santès Scolastique e yé ur huéh ér blai de huélet hé brér, eit rantein conte dehou ag er fæçon ma vihué hi-memb ha ma conduyé hé Léannésèd. Sant Benæt, péhani ne souffré quet ma vehé bet deit é hoér betac é gouvand, e yé, é compagnoneah ur menah aral, d'hé receu én ul lóh ér mæs ag er houvand.

Æl-é compreneïn péh quer santel e oé conzeu ha devis er Sant hac er Santès-men, péré e oé ou deu læn a garanté doh Doué. Ne gonzènt assamble nameit a Zoué, ag é vadeleah hac a é visèricorde én hun andret. Sant Benæt e gonsé d'é hoér a lod ag er græceu en doé recenet guet Doué; ha santès Scolastique e gonzé d'hé brér ag er faveurieu a béré en doé Doué hé harguet. El-cé-é en hum secourènt ou deu d'avance muyoh-mui én hènt ag er barfection.

Er Santès-men e rantas hé inean pur de Zoué ardro er blai puemb cand tri-ha-deu-uiguênd.

Sant Benæt, péhani e oé ér momand-cé én oræson, e huélas hé inean é vontein d'en nean é forme ur glôme. Nesé, læn a joé é huélet en eurustèd a béhani é jouissé é hoér, ean e drugairéquas Doué assamble guet é ol venéh, a béré é cassas lod eit quemér er horve santel hac en dégasse ar er manné Cassin, ha gobér e ras en interrein ér bé en doé preparet eit-ou ean-memb

*Aviseu spirituel Santès Scolastique.*

*Quetan.* Er silance e zou en Æl-gardién ag er gùir devotion.

*Eile.* Én oræson é cave er galon hé joé ha coutantemant.

*Trivèd.* A pe houyehé en ol en doustér ag er pligeadurieu pur e ra Doué d'er ré er chervige guet caranté, pihue nen devehé hoant d'er chervige guet fideldæt?

*Puarvèd.* Un dé impléet mad é chervigein Doué, e denne d'emb d'ur pourfit brassoh, aveit mil deuéh impléet eit gounit madeu er bed.

*Puemvèd.* Én ur sellet doh er grucefi, é santan ur soulagemant bras ér poénieu e souffran.

*Huéhvèd.* Ret-é conze a Zoué pé a dreu mad, pé ret-é tàuein; rac nehuétédeu er bed ne véritant quet ma vou conzet a nehai.

RÉFLEXION.

En devis en doé Santès Scolastique guet hé brér ur huéh

ér blaî, e oé santel. Ne gonzènt meit a Zoué, ag é vadeleah hac ag é viséricorde, aveit hum secour en eile-éguilé d'er chervigein guet mui a hrèd. P'hum gavet é compagnoneah, ha conze e ret-hui a Zoué liès? ha conze e ret-hui ahoel perpet a dreu mad? A pe gârér ur ré-benac, en hum bligér é conze a nahai. Bihannicg-é er garanté e hoès doh Doué, Chetu perac é conzet quer bihan a nehou. Er ré ne gonzant én-ou devis nameit a zoérieu er bed, pé e gonze ag er rémen, pé ag er re-hont, open ma collant ou amzér, hum laque én dangér de gouéh é mar-a-faute hac é mar-a-béhèd, ma ne laquant éhuéh-mad.

---

## *En uinécvéd dé a vis Huavrér.*

### SANT GUILLAM, Duc a Aquitén.

Er pénitand bras-men e oé guenédicg ag er Poitou; é dad er hâré hac er mignoné quement, a pe oé bihan, m'el lausqué d'hobér er péh e garé; ne gueméré sourci erbet na de gorrigein é vab na d'hobér rein dehou un ansaignemant erechén. En Duc youancq, doh en dout rai a liberté, e gouéhas quentéh é peb sorte vinceu, péré e gresqué a veur ma té en ouaïd dehou.

Open ma condnyé ur vuhé dibauchet ha dirange, ne hroé cas erbet a fouettal nac a lahein. Ne yé jamæs énep-tu meit armet mad, ha ne glasqué meit en dout afſær doh ur ré-benac; ean hum sàuas memb inemb d'er Pab, ha troublein e ras er peah ag en Ilis, ér fæçon m'hum santas er Pab obliget d'en excommunieín, én gorto a hobér dehou changein dré ur bunission quen terrible; mæs é huélet é talhé attàu doh en disordre, ean e gassas sant Benæt d'er havouet aveit ossai donnet de bèn a nehou. En dén santel-zé e hroas é bossible eit gobér dehou antréein én-ou é hunan hac hum hanàouet; mæs poén collet oé bet; rac en Duc, obstinet, er chassas ag é bresance, doh er menacein hoah ag el lahein. Sant Bernard ne gollas quet courage, recommandein e ras en affær de Zoué; ha goudé en dout offret er sacrefice ag en overen, ean e sortias ag en ilis, er Sacremant én é zourne, aveit monnet de gavouet en Duc, de béhani é laras guet ur vouéh terrible: *Ha pedet hum nès, mæs hum dispriset*

*e hès; ché amen Roué en nean hac en doar, er Pèn hac er Maestre souveræn ag en Ilis, péhani e bersécutès: ché amen ha juge, ha quênt-pêl ha ç'inean e bassou êtré é zeourne; hac en disprisein e rei-té èl ma hès dispriset é serviterion?* En Duc, scontet dré er honzeu-cé ha hoah mui dré bresance Jesus-Chrouist, e gouéhas d'eu doar hemb guellet larèt guir. Er Sant e gommandas dehou seuel ha larèt publiquemant dirac en ol é intantionen. En Duc e sàuas ha dré ur miracle a hræce Doué, é tas, ag un dén cri ha revoltet ma oé a guênt, de vout douce hac aboeissant èl ur hroaidur; goulen e ras pardon guet Doué ha guet ol er ré en doé scandaliset.

Quel liès guéh ma chongé goudé é conzeu sant Bernard, é commancé ouilein hac hirvoudein, én ul larèt: *O men Doué! ne juget quet hou servitour, rac pihue e vou cavet juste dirac oh?* Quemér e ras a uesé er résolution de guittat er bed.

Cleuèt e ras conze ag un ermit santel e oé én ur hoêd toste d'er guér a Boitier, hac ean e yas d'er havouet; hum durel e ras doh é dreit eit er pedein d'er secour d'hum salvein. En ermit e ziscoas dehou é telié gobér ur benigen jaugeable doh er vrastet hac en nombre ag é béhedeu. Ordrénein e ras dehou güerhein é zillad caër ha rein en argand d'er beurerion; douguein ur sai ran guet un habid hoarne ar el lein, ha yune er reste ag é vuhé. Er pénitand santel e hroas quentéh ol er péh e oé ordrénet dehou; hac, èl ma cavé hoah rai zistér er benigen-cé, ean hum arrias hoah dré en hantér guet ur rangen. Gusquet ér fæçon-zé, ean e bartias eit monnet de gavouet en Tad Santel er Pab. Hum durel e ras d'en doar doh é dreid én ur houlen guet-ou humblemant en absolven ag é grimeu. Er Pab, é huélet é benigen vras, en abondance ag é zareu hac er voyage hir en doé groeit eit donnet d'er havouet, e sàuas en excommunication édan péhani é oé beta nesé.

Er Sant hum dennas goudé quement-cé én un ty peur ha distro, é péhani é chommas nàu vlai én ur vihuein diar bara ha deur, hac én ur zouguein dé ha noz é habid hoarne, péhani e hroé dehou souffrein ur boén estrange; é zareu ne arsàuènt a ridêc, hac é peb momand é scoé ar é galon, én ur ziscleriein publiquemant é béhedeu.

Arlerh en nàu vlai-cé, ean e hroas é sementrance én ur hoêd bras, é péhani é vihuas revé er règle en doé gournet en ermitèd santel én deserh.

Ér fin, uset guet en ouaid ha guet é benigen calet, goudé en dout reparet dré é example vad er goal-scüir en doé reit, ean e achihuas é vuhé dré ur marhue eurus, er blai uinêc cand hueh-ha-tri-uiguênd, ha Doué e hroas d'hanàouet é santeleah dré hilleih a viracleu.

## RÉFLEXION.

En Duc-men, goudé bout bet unan ag er béherion vrassan, e zou deit de vout ur Sant bras. Pehour ha péhourès, ne verne é péh stad é oh, ne gollet quet espérance é madeleah en Eutru Doué. Doué e elle hac e zesire ou convertissein, arlerh ne resistehet quet doh é hræceu, ha ma vehet fidel de hélie é inspirationeu santel.

*Eile Réflexion.* Er pénitand bras-men en dès achihuet é vuhé dré ur marhue eurus : inouret é bet memb guet Doué ag en donæzon a viracleu. Er péhedeu tremeinet ne vireint quet doh er ré en dès ou huitteit a vout goudé agréable bras de Zoué. Doué e ra liès mui a faveurieu d'ur péhour convertisset, péhani e gonduie ur vuhé devot ha gredus, eit ne ra de hilleih a ineaneu péré n'ou dès quet commettet péhedeu bras, mæs péré er chervige guet bihannoh a duemdér hac a garanté.

---

## *En deuzécvèd dé a vis Huavrér.*

## SANT ÉPHRÈM.

Er Sant-men e oé guenédicg ag er guér a Edesse, ér Mésopotamie. É guèrènt, péré e oé tud én ou æz, é huélet é isprid digueor, el laquas ér studi, ha donnet e ras de vout unan ag er ré abillan ag é amzér. Er Sant-men en dès bet conzet ean-memb ag er fauteu en doé groeit én é youancquis. Larèt e ra penaus, un dé ma cavas én ur hoëd buoh un dén peur, ean hé fostas quement a dauleu mein, ma couéhas er vuoh-cé én ur fozel, é péhani é oé bet tâguet ha devoret guet el lonnèd gouihue. Disclærieìn e ra hoah open penaus en en doé queméret pligeadur én ur assistein é hoarieu ha divertissemanteu publique. Chetu azé er fauteu hemb quin en doé d'hum rebreichein er reste ag é vuhé hac eit péré en en dès groeit ur benigen vras.

Éphrèm, un dé ma oé é voyagein, hum gavas somprenet guet en noz, hac obliget de logein én un ty ar er mæseu. Er memb noz-cé é antréas bleidy é creu en devèd ag en ty-cé, hac e gassas lod a nehai guet-hai. En trenoz vitin, tud en ty, én ur huélet é vanqué ag ou devèd, e gredas é oènt oueit guet el lairron, hac é oé en dén youancq ou doé loget én ou zy en doé digueoret en or dehai. Ind en arrestas hac e broas el laquat ér prison.

Goudé en dout groeit hanàuedigueah guet er brisonnerion aral, én ur zevise assamble, ind e zas de houlen en eile guet éguilé a gaus de betra é oènt dalbet ér prison. Peb-unan e laras é bèn-caus hac occasion: accuset-on, emé Éphrèm, d'em bout digueoret en or d'el lairron: nen d'on quet cablus a guement-cé; mæs hanàouet e ran justice en Eutru Doué, péhani em funisse bermen ag ur hrime aral a béhani é on cablus é gùirioné, a pe mès bet groeit d'un dén peur colle é vuoh. Un aral e laras; mé me zou accuset ag ur péhèd infâme guet unan a me hèrènt, péhani ne mès quet commetiet; mæs cablus-on neoah a hend-aral, rac me mès goal-gonzet ag ur voès honeste de béhani e mès groeit colle hé réputation vad. Ha mé, emé un aral hoah, me zou-mé accuset d'em bout lahet un dén é péhani ne mès quet touchet; mæs donnet e ra chonge d'eign en em boé manquet un dé, dré me faute, a secour un dén e huélèn é vaiein dirac on; ha chetu er faute e bunisse én-an bermen en Eutru Doué, én ur bermettein ma vehèn blâmet ag ur multre.

Éphrèm, én é brison, e bromettas de Zoué en en devehé tremeinet er reste ag é vuhé ér benigen, mar en devehé pliget guet-ou rein dehou er græce de sortie a inou. Un nebedicg amzér goudé, èl ne oé quet teste erbet énep dehou, é oé bet reit dehou é liberté.

Monnet e ras dret d'un deserh é péh léh é condueas ur vuhé humble ha mortefiet bras, doh hum gonsiderein perpet èl er brassan péhour hac èl en disprisaplan ag en ol dud.

Goudé en dout tremeinet mar-a-vlai én deserh, en Escob ag er guér a Nisib er solitas de sistroein d'er guér a Édesse. Distroein e ras ha convertissein e ras inou ur voès péhani e gonduyé ur fal vuhé, hac a béhani en hum chervigé er goal-sperèd eit colle hilleih a ineaneu. Dianr er

brud ag er gonversion marveillus-cé, é Escob er solitas de receu en Urheu sacret. Er Sant, dré aboeissance eit é Escob, e receuas en urh a Ziacre; mæs é humilité vras e viras doh-t-ou perpet ag hum rantein Bélêg. Perdègue e ras nezé, a berh é Escob, en Aviel guet hilleih a fréh. É gonférànceu spirituel hac é berdégueu, læn a zoustér hac a nerh, secouret dré é exampleu mad, en doé ur vertu vras eit touchein er haloneu ha convertissein er béherion vrassan. Én un amzér a guêrteri, ean e berdéguas guet quement a nerh ar en obligation de braliquein er charité ha de rein en alézon, ma tas er ré pihuiquan de zigueor ou graniéleu eit soulagein ol er ré peur. Open quement-cé, ean e gomposas livreu caër hac admirable, péré en dès groeit er honsiderein él unan ag en Tadeu santel ag en Ilis.

A p'hum santas clan, ean e houlennas, dré é destamant, bout interret ér verrèd; ha goudé en dout pedet ol er ré e oé presant de bedein aveit repos é inean goudé é varhue, ean e rantas é inean de Zoué, ardro er blai tri hand ha puar-niguênd.

RÉFLEXION.

Mar d'oh blâmet pé accuset ag ur faute pé ag un droug benac ne hoès quet groeit, consideret étré Doué ha hui ma n'hou pehé quet groeit ur faute benac aral quer bras, ha martezé brassoh eit en hani e demallér d'oh. Offret nezé de Zoué er boén-zé guet en intantion d'hobér satisfaction d'é Vajesté eit fauteu aral e hoès bet commettet é gùirioné. O nac agréaplet e vehé de Zoué ur satisfaction èl-cé! Laqueit quement-cé doh troèd er groéz, lausquet Doué d'hobér é volanté: cavouet e rei er moyand d'hobér hanàouet hou ç'innoçance a pe bligeou guet-ou. N'hum glêmmamb quet quement ag en dommageu e hroa d'emb en dud: Doué e bermette quement-cé, hac hum chervige a nehai eit punissein hur fauteu segrèd ha cuhet, pé aveit rein d'emb en occasion de souffrein un dra-benac dré garanté doh-t-ou.

---

*En drizécvèd dé a vis Huavrér.*

SANT MARTINIEN, ERMIT.

BUHÉ Sant Martinien e zou un instruction gaër, péhani e zisque de bep-unan é telie perpet hum zeſiein ag é vertu hac

a é nerh; rein e ra d'hanàouet penaus buhé mab-dén ar en doar e zou ur brézel hac un tantation continuel, ha penaus ne ellér conservein en innoçance é creis quement a zangérien, meit é pêllat doh en occasioneu.

Martinien, guenédicg ag er guér a Césaré, ér Palestine, én un hanàouet é oé lein er bed a zangérien hac a dantationeu, hum dennas, d'en ouaid a drihuéh vlai, én un deserh aveit labourat hemb quin ar en affær vras ag é salvedigueah. Castiein e ré é gorve dré er rustan penigenneu; é yunieu e oé continuel; bèr amzér e ré d'er housquèd; bihan é conzé doh en dud, ha tremeine e ré casi ol en dé hac en noz é tevise guet Doué én oræson.

Er goal-sperèd, anemis hur salvedigueah, e impléas é ol ardeu eit en troublein ha gobér dehou quittat en deserh; mæs quement-cé ne chervigeas meit d'er rantein humploh ha courajussoh.

Puemb plai ar-n-uguênd e oé ma talhé Martinien doh en ol excelciceu ag er benigen én é ermitage, a pe zas en tantour de stennein dehou ur peinge nehué a béhani n'hum zefias quet assès. Ur voès dibauchet ha libertin, hauhuet Zoé, douguet dré er goal-sperèd, e hoantas monnet d'en tantein. Quemér e ras un habid fal; laquat e ras hé habideu caërran én ur paquet édan hé bréh, ha donnet e ras, dré un amzér glàuêc d'é ermitage. Azéein e ras ar drézou en or hac er suplieïn e ras d'en dout truhé doh ur beurès queih, péhani e oé somprenet guet en noz é creis ur hoèd. Pligeèt guet-n-oh, emé-hi, servitour Doué, me logein dré garanté; n'em lausquet quet édan er glàu na de vout devoret en noz-men guet el lonnèd gouihue. Martinien, dré druhé doh-t-hi, e zigueoras é zor; gobér e ras tan, rein e ras dehi de zaibrein ag er péh en doé; ha goudé en dout ordrénet dehi partiein en trenoz vitin, ean hum dennas ean-memb én un ermitage aral.

Er voès-men, de oleu-dé, e busquas hé habideu caër. Martinien, én ur chongeal é telié bout oueit d'hé hènt, e zistroas d'é ermitage; mæs souéhet bras e oé bet é huélet ur voès quer campennet ha gusquet quer caër. Er voès fal-cé, læn a drompereah hac a finesse, goudé hé dout contet hilleih a dreu dehou, e oé bet divergond hac effrontet assès eit er solitein de béhein. Martinien, doh hum arreste rai d'hé cheleuet, en doé bet er malheur de gousantein én é galon

d'un desir dishoneste ; mæs Doué, péhani ne venné quet lezel de golle ur benigen a buemp plai ar-n-uiguênd, e sellas a drubé doh-t-ou hac e douchas é galon. Martinien e gueméras quement a gaz doh é faute, hac en doé bet a nehou quement a gus, ma allumas un tan bras é péhani é laquas é dreid eit monguein, dré en tan extérior-zé, er flamme méhus e oé én é galon. Goudé en dout souffret ur boén horrible, ean e laras, én ur grial : petra, Martinien, ne hès quet guellet andur un hantér quard-ær un tan quen distér ! penaus enta é ellei-té souffrein, durant un éternité, en tan bras ag en ihuerne, de béhani en e hès hum exposet ? Arlerh, doh hum adressein doh Doué, guet ur galon deuhantéret guet glahar ; ô Tad a visériorde, em'ean, hou péet truhé doh er péhour peur-men ; pligeèt guet-n-oh pardonnein dehou é béhèd ha rein dehou en amzér d'hobér penigen.

Zoé, souéhet bras é huélet er benigen quen estrange e hroé Martinien, hum santas touchet hac hum gonvertissas ar en ær memb. Nezé hi e bedas en ermit penitand, guet hilleih a zareu, hé secour doh hé salvedigueah ha d'hé laquat ér stad d'hobér penigen er reste ag hé buhé. Gobér e ras dehi monnet dret de Vethléem hac hé receu é couvand santès Paulén, é péh léh é varhuas santélemant, arlerh hé dout tremeinet deuzêc vlai ér vrassan penigen.

Sant Martinien e yas nesé ag en eile deserh d'éguilé, én un déhein perpet é rauc er goal-sperèd, péhani ne arsàué quet ag en hélie eit donnet de bèn a nehou.

Ér fin, arrihuet ér guér a Athène, ean hum santas clan hac e bedas en Escob de rein dehou é vénédiction hac é Sacremanteu dehuéhan. Én ur brononcein er honzeu-men : *Etré hou teourne, ô men Doué ! é recommandan me inean*, é varhuas, ardro puar hand vlai goudé donnedigueah hur Salvér.

## RÉFLEXION.

Pihue e gredou hum fein ar é nerh pé ar é vertu, é huélet en en dès Martinien, goudé ur benigen a buemp plai ar-n-uiguênd, cousautet d'un desir dishoneste ! Comprenet péh quer bras-é finesse er goal-sperèd ; comprenet péh quer goane ha péh quer fragil-é mab-dén. Hum zefiamb perpet a han-amb hun hunan : exposet-omb d'ur foul a dantationeu ; mar falle d'emb enta hum gonservein pur hac honeste, veil-

lamb, pedamb, mortefiamb er hieg, tostamb liès d'er Sacremanteu, ha pêllamb doh en occasioneu, doh er hompagnoneaheu dangerus; rac en n'emb e gâre en dangér e hum gollou én-ou.

Ur moyand bras hoah eit feabein en ol tantationeu e zou chongeal é presance en Eutru Doué. A pe zei er goal-sperèd, pé er hicg, pé er bed d'hou tantein, laret nezé doh-oh hou ç'hunan : Doué em gùéle, me jugein e rei un dé, ha me funissein e rei mar en offançan; é léh ma tei d'em recompancein mar douguan er victoër ar en tantation. Mar d'oh fidel de chongeal èl-cé é presance Doué, nen dès tantation erbet ne feabehet.

---

## *Er buarzécvèd dé a vis Huavrér.*

### SANT VALANTIN, BÉLÊG HA MARTYR.

SANT VALANTIN e vihué ér guér a Rome, én ur santeleah quer bras, ma oé respettet, non-pas hemb quin guet er Grechénion, mæs memb guet er bayanèd. Ur garanté particuliér en doé eit er beurerion; perdègue e ré en aviél guet hilleih a fréh : é humilité, é zoustér hac un air a santeleah e vezé remerquet é quement tra e hroé pé e laré, e bligé bras d'en ol hac e hroas dehou gounit hilleih a ineaneu de Zoué.

En Ampeleur Claud, én ur glenèt conze a nehou, èl ag un dén péhani en doé un avistèd hac ur mérit extraordinær, e hoantas er gùélet hac e hroas er hlasque; gobér e ras un diguemér-mad a nehou. Neoah ean e laras dehou ne oé quet coutant ma hroé profession ag ur religion contrel d'en douéèd ag é ranteleah. Valantin e rescondas : *Prince, pe hanàuehoh en Doué e adoran hac e chervigean, hui hum istimehé rai eurus d'hou pout ur Mæstre èl d'ou.*

En Ampeleur en interrogeas ar var-a-article ag er fé; er Sant e expliquas dehou quer sclær er poënden principallan ag er religion, ma commancé bout touchet dré en nerh ag é gonzeu; mæs èl ma tiscoas dehou er Préfet a Rome en dangér e oé nen devehé er boble hum revoltet inemb dehou, mar hum ranté crechén, ean e vouguas er sclærdér ag er græce péhani er pressé hac er solité én é intérior d'hum

gonvertissein, hac e abandonnas er Sant d'ur juge banhuet Astér, aveit gobér dehou é brocès.

Astér e broas de Valantin monnet d'é dy eit bout interroget. Er Sant, én un antréein, e sàuas é zeulegad trema en nean, hac e laras : Salvér adorable, a pe hoès scùillet hou Coaid précius eit salvedigueah en ol dud, pligeèt guet-n-oh rein er sclærdér ag er fé de ol er ré e zou én ty-mèn. Er Juge e houlennas guet-ou en explication ag er honzeuzé. Disquet erhat, Astér, emé er Sant, penaus Jesus-Chrouist, gùir Doué ha gùir dén, dirac pehani ol hou touéèd nen dint nitra, e zou er gùir splandér péhani e ra sclærdér de guement hani e za ér bed. Me venne gout, emé Astér, hac eau e zou gùir er péh e laret : ur verh e mès, péhani ne huéle quet; mar groeit dehi guélet dré vertu Jesus-Chrouist, me bromette en hum rantein crechén. Valantin e broas é beden guet ur fé læn a goufiance, hac én ur hobér sine er groéz ar zeulegad er broaidur, ean laras : *Jesus me Salvér, gùir Doué en nean hac en doar, ha gùir sclærdér er bed, pligeèt guet-n-oh cheleuet peden ur péhour peur, ha rein er gùelet d'er hroaidur-men.* Ér memb momand é receuas er gùélet. Astér, touchet dré ur miracle quer bras, hum gonvertissas; é voès e hélias é example guet ol en dud ag é dy, péré e oé én nombre a buar-ha-deu-uiguênd, a béré en darne-muihan en doé bet er bonheur de vout martyriset. Nezé é oé bet reit d'ur juge aral er gargue d'hobér é brocès de Valantin. En tyrand-cé er hondannas de vout dibennet, er blai deu gand dèc ha tri-uiguênd. Er Pab Jule quetan e broas senel un ilis ar é vé.

## RÉFLEXION.

Sant Valantin e broas d'un Ampeleur santein er huirioné ag er religion a Grechéneah; er Prince-zé hum gavas touchet; mæs guet eune a zisplige d'ur boble payan hac a golle é ranteleah, ean e vouguas er sclærdér ag er græce hac e sacrefias é inean. Renoncieín e ras d'é salvedigueah ha d'ur ranteleah éternel. O dalledigueah!

Guet a dud e gavér hoah malheurusemant hinihue en dé péré, guet eune a zispligein d'er bed, d'ur mæstre pé d'un ami, e vougue en inspirationeu mad, e drahisse ou houciance hac e huerhe ou inean. O folleah er péhour! eune e hoès, e

laret-hui, a zisplige d'ur mæstre pé d'un ami; mæs pihue-é hou quetan hac hou prassan mæstre? Pihue-é hou cuellan ami? Pihue-é en dès hou crouéet, hou prenet, hou conservet? Pihue en dès bet, beta bermen, er muihan a garanté doh-oh? Guet pihue é oh-hui én gorto a receu mui a vadeu hac ér bed-men hac ér bed-aral?

A p'en dehé deu ag hou ç'amièd de houlenne guet-n-oh ur bligeadur péhani ne ellehoh accordein meit d'unan: eit péhani a nehai ou deu en er groéhoh-hui? A dra-sur, eit en hani e vehé hou prassan ami: groeït enta el-cé ehué é quevér en Eutru Doué.

---

## *Er buemzécvèd dé a vis Huavrèr.*

## SANT MALC, Ermit.

SANT JÉROME, péhani en dès scrihuet buhé er Sant-men, en doé clevet guet-ou ean-memb en ol circonstanceu ag é vuhé, hac en dès hi lausquet dré scrihue èl un instruction vad de gorrigein er ré e vanque a gourage pé a fideldæt ér stad de béhani é mant galhuet, ha de grihuat er ré péré, déja én hènt ag er vertu, e zou scontet dré en diæzemanteu é gavant.

Sant Malc, guenédicg a Syrie, e istimé quement er burtæt én é youancquis, m'en doé dongér doh en disterann tra contrel d'er vertu caër-zé. É dad hac é vam, doh er guélet arrihue én ouaid, e chongeas en diméein. Ean e laras dehai ne oé quet nehou douguet eit er stad-cé; disclærieïn e ras memb en en doé hilleih a berderi a nehou. Mæs é dad, péhani nen doé quin mab nameit-ou, hac e gavé chanche vad dehou, e vennas er hontraignein. Ne arsàué ag er menace, hac er persécutein e ras quement, ma oé bet obliget de sortiein é segrèd ag é dy. Imbèr arlerh ean hum dennas én deserh a Galcid, é péhani é cavas ermitèd é mesque péré é houlennas er græce de vout receuet.

Goudé m'en doé tremeinet guet-hai mar-a-vlai ér pratique ag er benigen, én un danhouat én é ermitage en doustér ag er gontamplation, ean e gleuas é oé marhue é dad. Nezé é tas én é sperèd de zistroein d'é vro eit partagein é vadeu d'er beurerion. Un intantion quer mad én apparance

e viras doh-t-ou a hanàouet é oé er chonge-cé un tantation a berh er goal-sperèd, péhani ne glasqué meit en tennein ag é zeserh. Partiein e ras; mæs ne oé quet forh avancet én hènt a pe oé bet queméret guet er Sarrazinèd ha rantet sclave.

En avantur triste-zé e ras dehou d'hanàouet, mæs dehuéhat, trompereah en diaul hac er faute en doé groeit. Ouilein hac hirvoudein e ré; neoah, èl ma oé perpet resignet de volanté Doué, é tas imbèr d'hum gonsolein; mæs er gonsolation-zé ne badas quet pêl. É væstre e vennas en dimééin d'ur sclavès en doé. Malc hum excusas a huellan ma ellé; mæs en dén barbar-cé e fâchas hac e venaças el lahein ma ne gousanté dimééin. Malc e santas nezé bet er bihue er malheur ag é sclavage. Én un ambarras hac én ur chagrin quer bras, ean e hroas er chonge d'achappe ha d'hum guhein én un tu benac, hac er gobér e ras én effèd. Quentéh èl ma houyas é væstre é oé achappet, ean e yas ar é lerh. Er Sant, én ur santein en en hélié, hum guhas én ur hornicg distro ag ur broh vras. É væstre, péhani e guêrhé perpet ar é baseu, é huélet é oé antréet inou, e antréas ean-memb guet colér, én ur venacein hac én un douyet penaus nen devehé marhuet meit dré é zourne. En trous e hroé e arfleuas ul lionnès, péhani e zas a zôn er hroh hac en dévoras. Er Sant, goarantet guet Doué doh rage é væstre, en doé er gonfiance en en devehé-ean ehué goarantet doh el lonnèd gouihue. Sortiein e ras enta ag er hroh, ha quemér e ras en hènt eit distroein d'en [illegible]eserh a Galcid. Æz-é comprenein péh quer bras e oé bet é joé doh hum gavouet é mesque é vredér. Nezé ean e gresquas hoah é vorteficationeu hac é vihuas én ur grèd bras bet é varhue, péhani e arrihuas ardro er blai tri hand puarniguênd.

## RÉFLEXION.

En n'emb e gâre er burtæt hac e hanàue er bris ag er vertu-men, e vou gùel guet-ou colle é vuhé memb aveit hé houciein é fæçon erbet. Ean e elle cavouet combateu ruste de soutén ha tantationeu bras de souffrein; mæs sûr é elle bout perpet ag ur secour crihuoh ha puissantoh ag er græce.



## *En huézécvèd dé a vis Huavrèr.*

## SANTÈS JULIANNEN, GUÉRHIÈS HA MARTYRÈS.

Er Santès-men, guenédicg a Nicomédie, en doé un tad payan hac ur vam hemb religion. Er verh, avisettoh eit bé hêrènt, én ur gonsiderein en nean hac en doar, e zas de hanàouet er gùir Doué, e hroas hum instrugein ar er religion a Grechéneah, hac ur huéh diffariet a vanitéeu hac a bligeadurieu en doar, n'hé doé mui quin chonge na quin studi meit a véritein madeu en nean.

Er santimanteu caër-zé en doé Juliannen, a pe zas hé zad d'hé gratat eit priéd d'Eluze, préfet a Nicomédie. Eluze e zas de huélet Juliannen, hac hi er receuas guet peb sorte honestis; mæs disclærieín e ras dehou penaus, mar en doé hoant d'en dout-hi aveit priéd, é vehé bet requis dehou hum rantein crechén; rac, emé-hi, hemb quement-cé nen dès quet moyand d'emb de vihuein eurus. Eluze hum gavas souéhet bras a pe hanàuas é oé crechénès, hac e laras: ne houyet-hui en ordrénance terrible en dès reit en Ampeleur Maximien énep d'er Grechénion? Ne houyet-hui é péh malheur é bet d'hum durel, mar dalhet mad d'hou santimant? Rescond e ras dehou: examinet hui-memb, Eluze, péh quen diræsonnable-é er religion é péhani en e hoès-[illegible]et er malheur de vout gannet; er brassan desir a me halon e vehé hou cuélet é renoncieín d'er superstitioneu payan, ha mar e hoès hoant de bligein d'eign un tamicg benac, assuret hou savedigueah én un adorein er gùir Doué.

Eluze e santas nerh hé bonzeu hac e zisclærias dehi: me garehé accordein d'oh hou coulen; mæs gout e ret é collehen me ol madeu, me hargue ha memb buhé, me gouéhehé édan mal-græce en Ampeleur, péhani n'em fardonnehé jamæs mar hum rantehèn crechén. Petra enta, emé er Santès, hui e hoès-hui eune ér rauc ur prince sujet d'er marhue, ha hui e vennehé ma tehèn-mé de dennein ar-n-an colér en Eutru Doué, dré en horriplan ag en ol crimeu! Gouyet é on crechénès, ha penaus en ol tourmanteu ne fehènt quet me lacquat de ziepligein d'em Doué.

Eluze, é huélet ne oé nitra d'hobér dehi, e changeas é

garanté é colér, hac hé hondannas d'andur en tourmanteu cruellan. Deustou péh quer calet-oé hé souffranceu, é léh demante hac hum glêmme, ne oé bet cleuet guet-hi nameit er honzeu-men : O men Doué! deit d'em secour, ne m'abandonnet quet ér boén e souffran aveit hou cloër, hui péhani en dès bet conservet hemb droug tri croaidur ér fournæz a Vabylone, ha Daniel é mesque el lionnèd : én-oh, men Doué, é ma me ol gonfiance.

Ér fin, é oé bet dibennet ar un dro guet dêc soudard ha huéh-niguênd, péré hé doé convertisset. Triomfle glorius er Santès-men, ouaidet a drihuéh vlai, e arrihuas ardro tri hand vlai arlerh gannedigueah hur Salvér.

## RÉFLEXION.

Hac ean e zou bet biscoah cavet é mesque er bayanèd, na memb é mesque en ol dud e vihue revé er bed, un avistèd hac ur hourage e dosta de hani santès Juliannen? Ur verh a drihuéh vlai, gannet a dud hemb religion, péhani e ellé gobér er chanche caërran, e zisprise en ol avantageu-cé hac ou diovér guet joé, eit derhel doh er galité a grechénès pé a servitourès de Jesus-Chrouist. Péh un avistèd n'hun nès-ni remerquet én hé honzeu! péh ur hourage, péh ur batiantæt é creis en tourmanteu cruellan! Miracleu e garchemb güélet a[illegible]ihuat hur fé hac aveit soutén hur persévérance; mæs pe[illegible]acleu caërroh ha capaploh d'hun touchein e fehembni cavouet eit er Huérhiès inourable-men hac hillèih a Vartyrésèd aral! Ma n'hum gonvertissamb quet dré en examplen bras cé, péré en dès secouret quement de changein ol er bed, nen d'omb-ni haval doh er bayanèd ahurtet péré, é huélet er miracleu brassan, e chommé obstinet én ou dalledigueah?

*Eile réflexion.* Er bed e zou ul livre bras é péhani hillèih a Sænt en dès disquet cârein Doué, hac é péhani santès Juliannen e zisquas en hanàouet. Bout-zou él livre bras-men treu péré e ziscoa d'emb madeleah Doué, dré er vad e hroant d'emb. En heaul hac el loër e ra d'emb sclærdér; en doar e ra d'emb bléad eit hur mâguein, boquetteu eit hur rejonissein, hac ur foul a dreu aral. Consideramb-ind, ha trugairéquamb Doué, péhani en dès ind reit d'emb èl mercheu ag é garanté. Mar dès treu quer mad ha quer caër ar en doar, péhani nen dé meit el léh ag hun divroemant, na caërret é

telie bout er baraouis! na brasset léhuiné en dès inou en ineanen juste ha santel!

Bout e zou treu aral ér bed péré e hroa d'emb ehué diæzemant, èl en amzér ruste, er glàu, en ahuél hac en tampeste. Pe santehet er boén e hroant d'oh, trugairéqueit Doué, dré ma permette quement-cé eit dégasse chonge d'oh é oh él léh ag hou tivroemant, ha non-pas én hou cùir bro. Souffret guet patiantæt en diæzemanteu-zé, ha laret doh-oh hou ç'hunan : mar dès quement de souffrein ér bed-men, petra ne souffrou, allas! ér bed aral er ré dannet?

---

## *Er seitècvèd dé a vis Huavrér.*

## SANT LAUMÉR, ABAD.

Er Sant-men, péhani e vihué é amzér er Roué Clotair, e oé quer peur a vadeu er bed, ma oé bet é occupation quetan, én é youancquis, goarne devèd é dad ar er mæzeu, toste d'er guér a Chartre; mæs pihuiq bras e oé a vertuyeu. Quen devot e oé, m'hum laqué, durant ma pærré é zevèd én dro dehou, de bedein Doué guet grèd', pé de gonsiderein en nean, én ur gontamplein en eurustèd a béhani é jouisse er Sænt ér Baraouis. Ean e gâré quement er mortefication, ma yuné liès; ha quer carantéus e oé, ma ré bamdé lod ag é vihuance d'er beurerion. É guèrènt, souéhet doh er gùélet quer charitable, hac én ur remerquein én-ou un devotion quer bras, e chongeas é oé choéget guet Doué eit un drabenac brassoh eit nen dé goarne en devèd. Guet er chonge-cé, ind el laquas ér scol é ty ur bélêg abil ha vertuus, péhani en doé hilleih a garanté eit-ou, hac e gueméras ur sourci particuliér aveit en instrugein. Laumér, conduyet dré ur mæstre quer mad, e avanças quement é vertu hac é siance, ma véritas bout sàuet d'en urh a Vélêg.

Quênt pêl goudé, ean hum dennas én ur hoêd bras ér Perche, é péh léh é sàuas ul logellieg é péhani é vihué avel un ÆI. Ur vanden lairron, péré en doé custum d'hum dennein ér hoêd-cé aveit hum guhe, er hava ahac hum arrestas de gonze doh-t-ou, hac avel ma pligé é gonzeu dehai, ind e zé mar-a-huéh d'er bayouet aveit devise guet-ou. Er Sant

e bourfitas ag en dispositioneu-zé eit conze dehai ag en affær vras ag er salvedigueah, ag er bèr amzér ag er vuhé-men hac ag en éternité. É gonzeu e broas quement a effèd én ou haloneu ma oènt deit de changein a vuhé. A pe oènt bet convertisset, ind e vrudas santeleah Laumér. Quement-cé e broas de hilleib a dud donnet d'er havouet aveit bihuein avel d'ou, doh er hemér eit ou supérior hac ou mæstre ér vuhé spirituel.

Rein e ras dehai ur réglemant caër a vuhé, ha bet en doé bet quênt-pêl er gonsolation de huélet un devotion vras étré é veném; ou laquat e ré d'hobér tout er péh e garé, dré ne gommandé nitra dehai hemb n'er groé ean-memb er hetan. En Escob a Chartre, én é glinhuèd dehuéhan, e hoantas hum gonsolein guet-ou, hac e gassas ré d'er pedein de zonnet d'er guélet. Er Sant e hum rantas bean mad hac en dispoeas d'er marhue dré é gonzeu devot ha santel.

Ér fin, sant Laumér, goudé en dout profétiset en afflictioneu e zlié couéhel ar er guér a Chartre, e yas de receu én nean er recompance en doé méritet dré é œvreu-mad, é alézoneu ha mortefcationeu.

## RÉFLEXION.

Ur hroaidur peur, occupet é hoarne en devèd, e ziovér lod ag é vara eit er rein d'er beurerion aral; ha ni, ni e zou quel lizidand eit ou assistein ag er péh e ellamb forh-æz diovér? Ordinæremant nen dé quet er ré pihuicquan, e zou er ré charitaplan, hac eit quement-cé, nen dint quet er ré contantan nac er ré eurussan guet ou danné; rac ne gave quet guet-hai en ou devé jamæs assès. Caër ou dès dastume, caër ou dès tolpein madeu ar vadeu, ou halon ne hum gave quet contant; rac, é gùirioné, en ol madeu ag en doar nen dint quet capable de goutantein calon mab-dén, en dès Doué crouéet aveit-ou; ne vou birhuiquin contant que ne reposou é Doué memb.

Mar falle d'oh hou pout ur gontantemant benac guet hou madeu, impléet darne a nehai eit gobér œvreu mad; pratiquet er garanté, hac hou calon e hum gavou coutantoh dré en espérance a receu un dé hou recompance én nean.

*En drihuéhvéd dé a vis Huavrér.*

## SANT SIMÉON, ESCOB HA MARTYR.

SANT SIMÉON, mab de Gléophas ha ny de sant Jojeb, hac èl-cé câr dré alliance de Salvér er bed, e oé sàuet a famille er Roué David; mæs é gaërran calité e oé de vout bet disciple fidel de Jesus-Chrouist, un Escob santel hac ur Martyr bras.

Hur Salvér er choégeas eit unan ag é Zisciplèd hac en instrugeas ean memb. Teste e oé bet ag en darne-muihan a viracleu Mab Doué, ag é Résurrection hac a é Asçansion, ha bet en doé bet er bonheur de receu er Sperèd-Santel, assamble guet en Apostolèd, gouil er Pantecouste.

A p'hum separas en Apostolèd hac en Disciplèd, eit monnet, deu ha deu, de streâuein sclærdér en Aviél dré ol er bed, Siméon e chommas guet sant Jacque, Escob a Jerusalem, hac e labouras guet en Apostol-men eit santefiein er guér vras-cé, péhani e oé bet un tamicg quênt arrouset guet Goaid Jesus-Chrouist.

Nàu vlai ar-n-uiguênd goudé marhue hur Salvér, èl ma tas d'er Juiffèd, obstinet én ou dalledigueah, massacrein sant Jacque, quetan Escob a Jerusalem, é oé bet choéget sant Siméon, èl er hapaplan aveit derbel é léh. A pe oé bet groeit Escob, ean e greasquas é sourci hac é attantion eit peb-tra: ne arshué a berdègue nac a expliquein d'é boble, guet ur garanté amiable, er gùirionéeu bras ag er religion, ér memb fæçon m'en doé-ind disquet guet Jesus-Chrouist ean memb.

El ma hroas en ampereur Trajan persécutein er Grechénion, é oé bet arrestet ha queméret en Escob santel èl er pèn hac er soutén ag er réral.

Siméon, ouaidet a huéh uiguênd vlai, e oé bet presantet dirac er Goarnour ag er Syrie, péhani e ordrénas dehou adorein donéèd er ranteleah. Mæs er Sant e siscoas dehou quer splan ha guet quement a nerh penaus ne oé nameit un Doué hemb quin, ha péh quer faus e oé é zouéèd ean, m'hum gavas souéhet bras; mæs n'hum gonvertissas quet eit quement-cé, a gaus d'er fal disposition ag é galon; gobér e ras, é contrel, tourmantein er Sant, durant mar-a-sé, guet er

barbarran crueldæt, ér fæçon ma oé bet souébet en ol é huélet er hourage guet péhani en ou anduré, hac er Goarnour malheurus-cé, eau-memb, n'ellé quet comprenein a beban é té dehou en nerh hac er hourage-cé én ur horve goaneit quement dré un ouaid quer bras. En tyrand er hondannas nesé de verhuel ar er groéz. Èl-cé sant Siméon en doé bet er gonsolation d'hum huélet trettet ér fæçon ma oé bet trettet é Væstre divin, ha merhuel e ras én un drugairéquat Jesus-Chrouist ag er græce e ré dehou de verhuel ér groéz èl d'ou. É vartyr e arrihuas er blai seih ha cand goudé donnedigueah hur Salvér. Goarne e rér lod ag é reléguen é Boulogne, ha lod aral é Bruxelle.

## RÉFLEXION.

Mab Doué e zisque d'emb é petra é consiste er garanté e zeliamb hur bout eit hur hèrent hac hun amièd, dré er garanté en dès bet eau-memb eit sant Siméon, péhani nen dès chet nameit eit gobér ur Sant a nehou.

Obliget-omb de gârein en ol, ha guet muyoh a ræson é teliamb cârein er ré e zou nessoh d'emb; mæs er garanté véritable e gonsiste é tesirein hac é secour pourvæein er guir-maden d'er ré e gâramb; ha péré-ind nameit græce Doué hac er salvedigueah! Chetu aïé enta er péh e zeliamb pourvæein; de guetan tout ha drès peb-tra, d'hur hèrent ha d'hun amièd: peb carante aral nen dé quet digne ag ur galon crechén.

*Eile Réflexion.* Jesus-Chrouist en dès reit de sant Siméon merchen bras ag ér garanté en doé eit-ou, én ur rein dehou ul loden vras én é soufranceu hac én é groéz. Ér fæçon-zé é câre hur Salvér é vrassan hac é fidellan serviterion. Sant Siméon, ag é lòd, en dès reit de Jesus-Chrouist ur merche caër ag é garanté, én ur receu a galon vad ha guet joé el loden e ré dehou én é soufranceu hac én é groés. Ér fæçon-zé-é chué é ta er ré e gâre Jesus de ziscoein dehou ou garanté? Ha recéu e ret-hui enta, èl merchen ag é garanté oll oh er poénieu, en afflictioneu, er hroésieu e zégasse d'oh? Ha ranteín e ret-hui de Jesus caranté eit caranté, én ur souffrein aveit-ou guet patiantæt ha guet résignation d'é volanté santel? Aveit bredér d'un Doué crucefiet èl ma omb, bihannet é comprenamb-ni mistér er groéz!

Disquamb-ean enta binihue, én ur zisquein penaus ne zeliamb istimein nitra brassoh, nitra santelloh, nitra gùel eit assurein bur salvedigueah, aveit souffrein eit Doué.

---

*En nandécvèd dé a vis Huavrér.*

## BUHÉ EN DÉN EURUS CONRAD,

### A DRIVÈD-URH SANT FRANÇÆS.

Conrad e oé un dén piboicq ag er guér a Blaisance hac ur giboèssour bras. Un dé, én ur gibouès, ean e gavas ol lon gouihe e bélias; mæs èl m'en doé el lon-cé hum gubet én ur bodad bras a zrein hac a sperne, Conrad e hroas d'é veuel laquat en tan ér bod, eit gobér d'el lon gouihe achappe a nehou. En ahuél, péhani e oé cribue, e souguas pêt er flamme; losquet e oé bet hilleih a dreu, ha bras e oé bet en dommage ér hartér. Conrad, é huélet quement-cé, hum dennas pront d'er guér, hemb gobér seblant erbet a nitra. En dud, én ur huélet en tan, e glasquas en hani e oé pen-caus ag ur malheur quer bras. Gòélet e oé bet ur heih dén diar er mæzeu é tonnet ag er foreste un œr benac quênt m'en doé croguet en tan, er péh e hroas er suspettein ha jugein é oé-ean en doé groeit en droug; arrestet e oé bet ha laqueit ér prison; degasset e oé bet goudé dirac er Juge, de béhani é nahas z guetan, guet hilleih a hardéhtæt, er brime a béhani é oé accuset; mæs èl ma credé er Juge é oé cablus, ean e hroas dehou souffrein tourmanteu pêrt, dré ma oènt forh cruel, er forças de larèt é oé cablus; ha quentéh é oé bet condannet d'er marhue. Conrad, a pe huélas er heih dén-cé én dangér a vout punisset ag er marhue, hum santas tou-chet dré ur græce intérior, hac e laras én-ou é hunan: ha ret-é ma vou en dén peur-sé condannet d'er marhue, ean péhani nen dé quet cablus, ha condannet a gaus d'eign-mé péhani e zou caus ag en droug! Non-pas, non-pas, ret-é d'eign disclærieiu me faute ha gobér ur satisfaction publique.

Disclærieiñ e ras veih é oé innoçand en dén-cé: mé-é, emé Conrad, mé-é e zou me hunan cablus a ol en droug, ha me falle d'eign ehué mé-memb repareiñ en ol droug e mès groeit. *O résolution santel, péhani e oé bet laqueit é pra-tiqué quentéh!* Rac, aveit dédommagein en ol, ean e huerhas

é vadeu. É brièd hum rantas léannès, hac ean hum dennas ean-memb én ur vro pél, é péh léh en hum laquas én Drivèd-Urh a sant Françæs.

Cheti ur changemant admirable; un taol-é, eit laoèt gùir, a græce en Eutru Doué, péhani e zou preste d'hobér quement aral, pe gavehé caloneu disposet mad.

Er penitand devot-men, goudé bout bet é Rome é visitein el léhieu santel, hum dennas é Cicile hac e dremeinas inou deu uiguênd vlai ér pratique ag en oræson hær ag er benigen, én ur vihuein guet grouiad lezeu dihouste ha buerhue. Un devotion vras ha particuliér en doé eit Jesus-Chrouist crucefiet; hum rantein e ré peb gùinér ér guér a Nétin, eit gobér oræson dirac é limage. Én ur hobér inou é béden ar é zeulin, hac é zeourne é croéz, ean e rantas é inean d'é Salvér, er blai trizêc cand unan hac hantér-hand, oueidet ag ur blai ha tri uiguênd.

## RÉFLEXION.

Er glahar en doé bet Conrad ag é faute hac en displigeadur en doé bet é huélet un dén divlam accuset ag un droug e péhani é oé ean cablus é hunan, e douchas quement é galon, m'hum ziscleærias a nehou é hunan, hemb bout accuset guet dén erbet. A betra é oh-hui muihan souéhet, pé ag é benigen, pé ag é garanté? Drès peb-tra, consideret guet souéh er græce, péhani hum chervige ag er moyand-cé eit é gonversion, ha groeit èl er penitand santel-men, én ur bourfitein ag en occasioneu hac ag er moyandeu e fournisse d'oh er græce aveit hum gonvertissein eit mad hac a galon.

*Eile réflexion.* Eit reparein en dommage e hroas d'é nessan, ean e huerhas é vadeu. Disquamb, dré é example, gobér satisfaction d'hun nessan, én ur reparein er gueu hum nès groeit dehou én é vadeu pé én é inour.

*Tairvèd réflexion.* Er penitand santel-men en dès bihuet deu-uiguênd vlai guet grouiad lezeu dihouste ha huerhue. Péh quer bihan en hum vortefiamb-ni é comparaige doh er Sænt! Guet a dud e zou, malheurusemant, péré ne glasquant meit coutantein on hoant diréglet én daibrein, hac é spécial én iyèd; ha sel-mui e rant d'ou horve, sel-mui é houlenne guet-hai. Eit leahein en accostumance malheurus-cé, é teliant considerein liès penaus er horve-cé nen dé meit corruption

ha breinadur, hà penaus é vou laqueit é peudre ha ludu a pé chougeint bihannan. Mar dint fidel de choungeal a barfaet ér huirioné-men, a dra-sur é teint, dré grace Doué, de bèn a dourrein er fal deiche-cé ou dès.

---

*En uiguéndvéd dé a vis Huavrér.*

## SANT EUCHÉR, Escob.

Er Sant-men e oé guenédicg ag er guér a Orléan. É vam, devot ha carguet a vertuyeu, en instrugeas erhat a vihannicg, ha bet hé doé quênt-pêl er gonsolation d'er guélet gredus ha sourcius bras de bedein Doué. Er vrassan pligeadur e ellé bout groeit dehou e oé er basse d'en ilis, hac er respet, er modesti, en devotion e ziscoé él léh santel-zé d'en ouaid a huéh pé seih vlai, e laqué peb-unan souéhet.

Én ul leinein conzeu en Apostol sant Paul, dré béré é lare d'emb é tremeine er bed-men avel ur squêd, éan hum santas touchet ha douguet de gùittat peb-tra eit hum rantein menah. Antréein e ras é abaty Jumiège, ha conduie e ras inou ur vuhé quer mortefiet ha quer santel, ma chervigeas de scàir ha d'example d'er venéh devotian.

Goudé marhue en Escob a Orléan, é yondre, en dud a ilis hac en ol habitandèd a guér er choégeas eit ou Escob; mas èl ma hanàuênt é humilité vras ha m'ou doé eune nem devehé refuset er gargue-cé, ind e bedas Charles-Martel, péhani e gommandé neze ar er ranteleah a France, d'ou secour dré é autorité. Er Prince-zé e ras dehai unan ag é officerion vrassan eit ma vehé oueit guet-hai, ag é berb, de guemér er Sant d'é gouvand ha d'er houdnie d'Orléan. Él nen doé hum rantet menah nameit eit pêllat doh er bed ha doh en inourieu, é oé bet quen affliget a pe glevas en nehuétèd-cé, èl pe vehé bet arrihue er brassan malheur guet-ou; hac én ul lavarèt adieu d'é vredér, ean e scùillas hilleih a zareu dré en anquin en doé doh ou huittat.

Euchér, goudé bout bet ur menah devot bras, e ras de vout un Escob parfet; laquat e ras ur reihtet bras én é escobti, querclous é mesque en dud a ilis èl é mesque er bobie. É sourci a vugul hac en ol vad e hroé partout e zispligeas d'er goal-operèd. En anemis-cé ag er salvedigueah e impléas

é ol finesseu, é ol ardeu aveit er holle é isprid er Prince. Tud hemb couciance e laras de Charles-Martel en en doé conzet inemb dehou. En istime bras en doé groeit bèta neuê er Prince-zé ag en Escob santel-men, ne viras quet doh-t-ou ag en divroein.

Er Sant, péhani nen doé quet brassoh desir eit bihuein disbanàuet ha dispriset, hum rantas guet joé él léh ag é zivroemant, péhani e oé Cologne; mæs é vertu e hroas imbèr en hanàouet inou, ha rac-cé é oé bet respettet hac inouret guet en ol.

Hum laquat e ras é abaty sant Trôn, é péhani é vihue occupet aquerh guet en treu ag en nean durant huéh vlai. Inou é vennas en Eutru Doué recompancein é servitour fidel, doh er galhuein ag é zivroemant de zemeurance éternel en ineaneu eurus, dré ur marhue santel, er blai seih cand tri-ha-deu-uiguênd.

RÉFLEXION.

Er figur ag er bed-men e dremeine. Er honseu-men e hroas de sant Euchér quittat er bed eit conduie ur vuhé devottoh ha parfættoh. Na caërret méditation e ellér gobér ar er honzeu-men! Guet a réflexioneu e ellér cavouet é conseu quer bèr! *Er figur*, de larèt-é nen dé er bed meit ur squêd, péhani e basse én ur momand. *Er figur ag er bed-men*, péhani nen dé meit misérieu ha vinceu. *Er figur ag er bed-men e dremeine*; perac enta staguein hur halon doh-t-ou? Er face ag er bed-men e zou tremeinet eit hilleih a dud ag hun hanàuedigueah; tremeine e rei èl-cé aveit omb ni-memb. Quit-tamb ean a galon, quênt m'hur huittei-ean én effèd.

*Eile Réflexion.* Sant Euchér, quen divlam dirac Doué, e zou bet accuset á gueu ha casset ér mæz ag é vro. Cavet en dès én é zivroemant é repos hac é hloër. Caér en dès er bed perséeutein er Sænt, er persécutioneu e hroa inour de-hai hac e gresque ou mérit. En nemb e hanàue hac e houér mad é religion ne gollou quet courage ha n'hum abandonnou quet d'en dristedigueah a gaus d'er hoén pé d'en afflictioneu e arrihue guet-ou. Jugeamb ag en droug e arrihue guet-n-emb ér bed-men, èl ma jugehemb a nehou én ær ag er marhue. Ne glasquamb quet pêllat doh er hoén, doh er groéz e ra Doué d'emb. Poéniamb hemb quin eit gobér un usage mad a nehi. Er groéz e zou perpet ur huen a vuhé aveit er Grechénion.

## *En unan-ar-n-uiguênd a vis Huavrér.*

## SANT DOSITHÉ, MENAH.

DOSITHÉ e dremeinas er blaïen quetan ag é vuhé é hélie moden er bed hac hemb en disterran hanàuedigueah ag er gùirionéeu ag er religion a grechéneah. Dré m'en doé liès cleuet conse a Jérusalem, ean e gueméras, dré guriosité, en hènt de monnet d'inou. Asé-oé en er gorté en Eutru Doué guet é visèricorde. Ean hum chervigeas, eit gounit é galon, ag un daulen é péhani é oé pentet tourmanteu en ihuerne. Dosithé, goudé en dout goulennet guet unan e gavas inou, hemb n'en hanàué, en explication ag en daulen-zé, e oé bet scoeit quement dré en treu nehué ha terrible e oé bet laret dehou, ma quittas ag en ær-zé memb er bed aveit monnet de vihuein én ur houvand. Hum adressein e ras doh en Abad Séridon, péhani e ras dehou en habid a venah, hac el laquas étré deourne Dorothé, unan ag é zisciplèd, e garguas ag en instrugein.

Dorothé, péhani e oé abil eit conduie én hènt a santeleah, hac e houyé péh quen diæz-é donnet én un taul de vout mad a fal ma vér bet, e bermettas, a gommance, d'é zisciple daibrein é hoalh; mæs a nebedi gueu, hac hemb n'hum avisas calz, ean e hroas dehou hum gontantein ag un hantér livre bara bamdé. A nebedigueu oé bet ehué en en disposas d'hum acquittein ag é zevérieu aral a venah. Ean e zisquas dehou, drès peb-tra, mortefiein é volanté én treu distér quercious èl én treu a vras conséquance, hac er pléguein e ras quement d'en aboeissance, que ne hroé mui nitra meit a berh er ré e oé drès-t-ou.

Dosithé, goudé en dout passet puemb plai ér houvand, e oé bet carguet a guemér soign ag er venéh clan. Hum acquittein e ras ag er gargue-cé guet ur garanté hac un doustér péré e hroas dehou bout cåret hac istimet bras guet en ol. Dré m'en doé é galon distague-caër doh peb-tra, ha ne glasqué nehou meit discare er gloër ha vanité; ean e hroé é labourieu ordinær, hac er ré disterran memb, én intantion a bligein de Zoué hemb quin, ha dré guement-cé é cresqué bras é vérite bamdé. Mæs ne jouissas quet pêl ag é yehaid; commance e

ras imbèr scopein er goaid, ha couéh e ras én ur stad a languis péhani en usé a nebedicgueu: ha neoah ne vihannas quet eit quement-cé é yunieu nac é vortefication eu ordinær. Er fin é collas ol é nerh; nen doé mui nehou meit eit pedein, ha hoah n'ellé quet memb derhel pèl de bedein. Quement-cé e hroas ur boén quer bras dehou, m'hum gavas obliget de gonze ag er boén-zé d'é Supérior, péhani en tranquillisas, én ul larèt dehou é oé assès eit-ou en dout é chonge hac é galon guet Doué. Dosithé, én é glinhuèd, e laras d'ur menah ouaidet ha respettable ag er houvand, pedein Doué m'en devehé-ean tennet ag er bed-men, hac er menah-cé e rescondas dehou: *Hou peèt, mem brér, un tamicg patiantæt, toste-é miséricorde en Eutru Doué.* Hac ur momand arlerh ean e laras hoah dehou: *Quèrhet é peah, hac a pe vehet é presance en Drindèd adorable, pedet aveit omb.* Er memb menah e zisclærias, goudé marhue sant Dosithé, en en doé tremeinet ol er veneh aral én hènt ag er vertuyeu, deustou nen doé quet pratiquet mortefication eu extraordinær.

## RÉFLEXION.

Hum drompein e rér a pe chongér penaus, eit bout ur Sant bras, é ma ret gobér treu bras, ha pratiquein penigenneu ha mortefication eu extraordinær. Example sant Dosithé e zisque d'emb penaus Doué ne houlenne quet quement-cé guet en ol, ha penaus é ellér arrihue én ur santeleah vras hemb quement-cé. Dosithé, péhani nen doé quet calz a yehaid, péhani nen doé quin cargue nameit a guemér sourci ag er veneh clan, dispanset memb dré er Supérior ag er penigenneu ruste ag en urh, e zas é bèr-amzér de vout Sant dré é humilité, dré é aboeissance parfæt ha dré é garanté pur doh Doué. Petra e elle miret doh-omb-ui enta a zonnet de vout Sænt, ha Sænt bras memb, ne verne é péh stad en hum gavamb.

---

## *En eile dé ar-n-uiguênd a vis Huavrér.*

## SANT YEHAN-EN-ALÉZONOUR.

Er Sant-men, guenédicg a Chypre, ha sàuet a dud brudet dré ou noblance, ou madeu hac ou vertu, en doé a vihannicg ur garanté tinér doh er beurerion, ha remerquet e oé

bet a nezé penaus é vrassan pligeadur e oé gobér en alézon.

Arlerh marhue é guêrènt, ean hum gavas mæstre ag é ol madeu, hac a nezé, n'hum sellas mui nameit èlt ad er beurerion. É dy e oé digueor d'en ol perhinderion ha passanderion. Biscoah ne oé bet güélet dén é hobér alézoneu guet muyoh a larganté. Rein e ré én abondance, én ul larèt: me madeu e zou de Zoué, er beurerion e zou é vugalé; ne fehen quet gobéa güel eit rein é vadeu d'é vugalé.

Goudé bout bet laqueit de vout Escob é Alexandrie, é guetan sourci e oé bet de hanàouet misér é boble. Quemér e ras ur rôl ag er beurerion e oé ér guér vras-cé, a béré en nombre e bassé seih mil; ha gobér e ras fournissein dehaî bamdé er péh e oé necessær eit bihuein.

Goudé m'en doé bet er roué barbar Cosroès queméret Pillet ha distruget er guér a Jerusalem, ha cals a guérieu aral a ziardro, é tas un nombre bras a dud, péré hum gavé ol revinet, d'Alexandrie. Én ou mesque é oé hilleih a veného, a dud a ilis, a dud a justice, hac Escobèd memb. Er Santmen ou receuas guet ur garanté tinér hac ou secouras ol. Doustou ma oé bras en nombre ag en estrangerion-zé, ean e bourvæas guet larganté ol er péh e oé necessær dehai, ha peb-unan e oé trettet ha cherviget revé é rang ha condition. El ma tiscoas dehou er ré de béré en en doé reit er gargue de zistribuein en alézonen, penaus ne oé quet possible dehou derhel doh un dispigne quer bras, ean e rescondas dehai: tud a vihan a fé, ne houyet-hui é ma providance en Eutru Doué hemb fin, ha penaus ne gouste quet muyoh dehou mâguein cand mil dén, hac open, guet me ranteu-mé hemb quin, eit nen dès bet coustet dehou mâguein puemb mil dén én deserh guet puemb baraèn?

Open quement-cé, ean e gassas hoah de Jerusalem argand, æd ha dillad aveit secour er ré e oé chommet inou. Paiein ha mâguein e ras, guet freyeu bras mechérerion e gassas d'er guér-zé eit reparein en ilisieu e oé bet distruget; ha carguein e ras, ér memb amzér, deu Escob hac un Abad de monnet de brenein er brisonnerion en doé groeit en arméieu a Berse.

Diæz-é comprenein penaus é ellé fournissein de guement a zispigneu, péré e seblanté boutrai vras eit ur Roué memb. Gùir-é en en doé soign en Eutru Doué a secour, én ur fæçon

miraculus, en doug caranteus ag é galon vad; rac sel-mui e ré, sel-mui é cavé de rein. Bamdé liessan, ha de bep ær ag en dé, é receué, memb ag er broyeu pêllan, sommeu argand ha tren aral eit fournissein d'en dispigneu-zé, dré ma tesiré peb-unan bout lodêc é œvreu mad en Escob santel-zé.

En ol occupationeu-zé a garanté ne virênt quet doh-t-ou a veillein ar é boble guet hilleih a sourci; en dout e ré memb ur finesse admirable eit el laquat d'abandonnein er fal gustumeu. Én ur remerquein é sortié en dud youancq ag en ilis goudé en aviél, eit monnet de zevise ér mæs durant er prôn hac er perdêg, ean e yas ean-memb un dé ar ou lerh, hac e laras dehai, guet un doustér péhani e bounias caloneu en ol : mem bugalé, é léh ma vé en devèd é telie bout er bugul; aveit oh-é é laran en overen; gortoz e rein que ne bligeou guet-n-oh assistein én-hi. Un avis èl-cé, reit quen a propos ha guet quement a vadeleah, e dorras groñce ur gustume quer fal é mesque er boble.

Peb plai, ean e visité é Escobti, hac é vezé larèt ordinæremant a nehou er péh e oé bet laret ag hur Salvér, a pe oé ar en doar, penaus ma hroé vad é quement léh ma tremeiné. Nen hanhuènt é peb léh nameit er Sant, ha partout é pedènt Doué d'er goarne; mæs mal e oé dehou monnet de receu er recompance ag é œvreu mad. É peb amzér, ean en doé chonget ér marhue, ha tremeinet en doé peb dé èl pe vehé bet en dehuéhan ag é vuhé; groeit en doé memb gobér é vé quentéh èl ma oé bet groeit Escob. A pe huélas é oé preste de verhuel, ean e hroas rein d'er beurerion deu béh argand e chommé hoah guet-ou hemb quin; ha goudé en dout offret é inean de Zoué, ean e varhuas én un dranquillité vras, er blai huéh cand seitêc, ouaidet a buar blai ha tri uiguênd.

## REFLEXION.

Er Sant bras-men en doé perpet én é sperèd er chonge ag er marhue, ha conduyet en dès bet ur vuhé pur a béhèd, ur vuhé santel ha lœn a œvreu mad. Er chonge ag er marhue e zou ur moyand crihue ha puissant bras aveit distroein mabdén ag er péhèd, haç aveit en dougue de bratiquein en ol vertuyeu.

*Eile réflexion.* Groeit en dès bet alézoneu forh bras; ha sel-mui ma ré, sel-mui é cavé de rein. Ha hui e falle d'oh

ma pourfitou aveit oh hou madeu? ha hui e falle doh ou goarne hac ou bresquein? reit en alézon guet larganté : ne vou quet hou sourci nac hou contradeu e hoarnou d'oh hou madeu, na d'hou pugalé ar hou lerh : en alézon ha bénédictioneu er beurerion en dès hoah mui a nerh eit quement-cé. Er ré didruhé é quevér ur peur en dès, abret pé dehuéhat, en displigeadur de huélet ou madeu é monnet ar vihannat. Refuse e rant de Zoué en intérès légitime ag er madeu ou dès receuet guet-ou; juste èl ma tei ér fin de lemel guet-hai er principal hac er fond.

---

## *En drivèd dé ar-n-uiguènd a vis Huavrér.*

## SANTÈS MARGUERITE A GORTON,

### A DRIVÈD-URH SANT FRANÇÆS.

MARGUERITE, léshanhuet a Gorton, a gans ma broæ inou hé fenigen, e oé guenédicg a Alvianeu, é Toscàn. Èl ma collas hé mam d'en ouaid a eih vlai, hi e chommas hemb bout instruget. Dré m'hé doé bet a vihan rai a liberté, hi e gouéhas ér fin én ol disordreu a béré é ma capable ur verh youancq péhani nen dé quet dalhet na dré sougeance Doué, na dré hani hé zud.

Bout e oé nàu vlai ma conduyé ur vuhé a hoal-example, pe bligeas guet Doué, én é viséricorde, hum chervige ag ur circonstance extraordinær aveit torrein el liameu hé dalhé staguet doh er péhèd.

Marguerite, én ur hobér hènt un dé, e remerquas ur horve marhue, hantér-vrein ha daibret déja guet er prinhuèd, péhani e daulé ur vlas pounér doh péhani ne oé dén capable de barz; hi en hanàuas eit bout corve en dén miserable guet péhani en hé doé péhet. Er gùél ag un dra quen horrible e scoas Marguerite, ha Doué hum chervigeas a guement-cé eit hé honvertissein. Quemér e ras quement a gaz doh hé brimeu, ma clasquas ag en ær-zé memb er moyand d'ou effacein dré ur gùir benigen. Monnet e ras, én ur ouilein, d'hum durel doh treid hé zad; goulenne e ras pardon guet-ou, dré hé dareu mui hoah eit dré hé bonzeu, ag en disprisance hé doé groeit ag é autorité hac a é aviseu; er sup-

plicin e ras d'hé derbel én é dy eit hé zennein ag er péhèd ha rein dehi dré-zé er moyand de reparein dirac é zeulegad er fauteu ag hé buhé tremeinet. Ne verne péh quer fâchet ha coléret e oé hé zad, ean hum santas tinerreit dré vercheu quer splan ag ur gùir guæ, hac hé receu e ras én é dy. Mæs hé mamég, cri ha dinatur, n'ellas quet hé andur hac hé chasséas.

Er verb-men, hoah youancq (hé dout e ré puemb plad ar-n-uiguênd nezé), décriet, chasséet a dy hé zad, hemb secour erbet, hum gavas é misér bras. Én hé affliction, hi e azéas é jardrin hé zad, disposet de verhuel guet en nan quêntoh eit retourne d'hé disordreu. Huannadein e ré ar hé stad triste, ha larèt e ré én ur sellet doh en nean : *Ah! Salvér, hui péhani e gonvertisse bamdé quement a ineaneu, ne vehet-hui hemb truhé nameit doh me hani-mé? Coustein e ra d'oh quement èl hani ur Vadelén ha quement èl hani ur béhourès Thaïs. O hui, péhani en dès me frenet dré er bris a hou Goaid précius! n'em aban-donnet quet, reit d'eign græce ha miséricorde.*

Eit reparein er scandal hé doé reit dré hé disordreu, hi e yas, er gorden ar hé gougue, de ilis-parræs Alvianeu, én ur rein dré-zé de hanàouet hé changemant hac en anquin bras hé doé de vout bet caus d'er réral de béhein. A inou hi hum dennas de Gorton aveit disclærieín ha ouilein ol hé buhé doh treid ur hovézour, ha disquein guet-ou er péh e selié gobér eit salvein hé inean. Hum adressein e ras doh ur menah santel a Urh sant Françæs, péhani, goudé en dout hé instruget guet caranté, hé douguas de vout fidel d'er græce e ré Doué dehi ha de vibuein ér pratique ag er benigen.

Dré ma chongé n'ellé quet nehi gobér gùel eit hum laquat é Trivéd-Urh sant Françæs, hi e houlennas, guet hilleih a zareu, bout receuet én-ou. En Tadeu ag en Urh-cé, goudé ou dout examinet hé vocation durant tri blai, é buélet en hé doé reit abad en amsér-zé examplen bras a benigen hac a vertu, e ras dehi en habid.

Er flamme a garanté Doué e vouguas quênt-pêl én hé halon peb sorte caranté aral. Hé buhé e oé ur burbud a vortefica-tion hac a humilité; hum laquat e ras én ur gambriçg vihan a béhani ne sortié jamæs nameit a berh hé hovézour, hac é péhani ne gonsé doh hanni. Er has hé doé doh hé bràuité, quer malheurus aveit-hi hac aveit er réral, e broas dehi blouccein hé face a dauleu mein.

Bamdé hi e yuné ar vara ha deur, ha n'hé doé eit gulé meit en doar noah guet ur mein hemb quin édan hé fèn. Hum sellet e ré èl ur verh doh péhani é telié en ol ou dout dongér; ha n'ellé quet comprenein penaus é oé souffret ér guér a Gorton. Goulenne e ras mar-a-hùéh er bermission de monnet dré guér guet ur gordèn ar hé gougue, eit gobér amand inourable ag er goal-example hé doé reit; mæs hum abandonnein e ras perpet de avis hé hovézour.

Un inean quer penitand ha quen humble ne ellé quet manquein a hounie calon en Eutru Doué péhani e accordas dehi græceu bras guet en donæson ag ur gontamplation ihuél.

Ér fin, goudé hé dout tremeinet tri blai ar-n-uiguênd ér pratique ag er benigen hac ag er vertuyeu caërran, hi e rantas, é peah, hé inean de Zoué, er blai deuzêc cand seitêc ha puar-uiguênd, ardro en ouaid a eih vlai ha deu-uiguênd. Er Pab Urbain eihvéd hé disclærias eurus er blai huézêc cand tri-ar-n-uiguênd, hac e bermettas de ol er ré e oé é Urh sant Françæs gobér en office a nehi. Hé horve en dès hum hoarnet hemb corromplein; er gùélèt e rér hoah é ilis sant Basile a Gorton, péhani en dès quemérct bermen en hanhue a ilis Santès-Marguerite.

## RÉFLEXION.

Er béhourès vras-men hum gonvertissas é huélet corve marhue en dén malheurus-cé. En dén-cé e varhue misérablemant dré ur goal-accidant, hac e chervige de gonvertissein ur verh marcé cablussoh-eit-ou. Adoramb er segrèdeu a brovidance en Eutru Doué. Pihue e ellou jamæs comprenein é jugemanteu? Pet accidant triste, pet goal chanche hun dougue hac hur presse-ni ehué bamdé de hum gonvertissein; mæs péguement a dud e zou boar doh er voéh-cé a hræce Doué!

*Eile Réflexion.* En nombre hac er vrastet ag hur péhedeu e zelie hur scontein, mæs non-pas hun turel én désespoér. Ha nen dé eit crihuat confiance er béherion-é é ta Doué de garguein ag é græceu brassan er gùir penitandèd? Er bénitandès eurus a Gorton e zou un example caër hac un testoni bras a guement-cé. Distroamb doh Doué, èl d'hi, dré ur gonversion sincér ha courajus, ha ni e receuou er memb doustér hac er memb avantageu ag ur gùir gonversion.

## *Er buarvèd dé ar-n-uiguênd a vis Huavrér.*

## SANT MATHIAS, APOSTOL.

SANT MATHIAS e oé unan ag er ré devottan a Ziscipled hur Salvér, hac en hélie e ras abad en amsér ma perdéguas ar en doar. El m'en dé merchet ér Scritur santel er fæçon admirable dré béhani é oé bet choéget eit Apostol, ni e gonzou amen ag er circonstanceu principallan.

A p'en doé en Apostolèd hac en Disciplèd hum assamblet ér Cénacle, eit hum zisposein de receu er Sperèd-Santel, revé er hourhemén en doé reit dehai Jesus-Chrouist quênt montein d'en nean, sant Pierre, Viquêl Jesus-Chrouist, Prince en Apostolèd hac er pèn ag en Ilis ar en doar, péhani e elle bout gùélet, e sàuas é creis en ol én ul larèt : Mem bredér, cheuu arribue er momand de choége un Apostol é léh en traitour Judas, péhani e zou bet malheurus assès eit guêrhein é Væstre hac hun bani; gout e ret é oé Apostol èl omb, é oé bet galhuet guet Jesus-Chrouist èl omb aveit perdègue en Aviél, hac é ma marbue oeoah én ur fæçon estrange ha malheurus. Ret-é enta bermen gobér choége a unan-benac capable ha digne ag ur gargue quer bras, péhani e ellou ranteìn guet-n-emb un testoni assuret a résurrection Salvér er bed; hac eit en dra-zé, é ma ret choége unan péhani en dès can bet béliet durant ma oé ar en doar, péhani en dès cleuet é instructioneu ha gùélet é viracleu.

Goudé ou dout goulennet er sclærdér ag en nean, ind e zifforhas en neu hanàuettan dré ou vertuyeu excellant, Jojeb Barsabas, hanhuet er Juste, ha Mathias; ha goudé ou dout hum laqueit ol é peden assamble, ind e laras : Salvér adorable, hui péhani e banàue caloneu en ol, pligeèt guet-n-oh rein d'emb de hanàouet péhani ag en neu-men e hoès choéget hac e seliamb-ni ehué choége. Ind e hroas nezé dehai ou deu tennein d'er billeu, ha, dré bermission Doué é coéhas er gargue ar Vathias, péhani e oé bet choéget eit en deuzecvéd Apostol.

Ér partage e hroas en Apostolèd ag er bed, eit monnet de gasse é peb léh er sclærdér ag er fé, sant Mathias e oé bet destinet aveit er Judée. En desir bras en doé a salvedi-

gueah er Juiffèd e broas dehou quemér hilleih a fatique, hum laquat é dangérieu bras ha souffrein ol lod vad a berséoutioneu; mæs ehué bet en doé bet er gonsolation de gonvertissein ol lod caër a nehai. Perdègue e ré er benigen hac er mortefication quercloua dré é example èl dré é gonseu; perdègue e ré é spécial ar en obligation de zisclærieïn brézel dalhable d'er hicg, de resistein doh er fal inclinationeu ha de blégueiñ er hicg d'er sperèd dré er pratique ag er benigen.

Leinein e rér é livre er ré condannet a houdé Résurrection hur Salvér, penaus er Pontife Ananias, é huelet en nombre bras a Juiffèd e gonvertissé d'er religion a Grechéneah dré é instructioneu, e broas en arrestein hac er hondannas de vout labet a dauleu mein. Arribuet él léh ma oé delie dehou merbuet, er Sant hum laquas ar é zeulin eit trugairéquat hur Salvér ag er græce e ré dehou de verhuel eit dihuen é religion. Ér fin, én amzér ma pedé eit ol er ré e oé presant, é oé bet draillet a dauleu mein; hac èl ne oé quet hoah tout-a-fæt marhue, é oé bet groeit en dibennein. E vartyr e arrihuas ardro tri uiguênd vlai goudé donnedigueah hur Salvér.

## RÉFLEXION.

Judas, goudé bout bet galhuet guet Jesus-Chrouist eit bout Apostol, goudé en dout bet receuet græceu bras, ha bout bet ansaignet é scol Jesus-Chrouist ean-memb, e abusas ag en ol faveurieu-cé, e drahissas é Væstre divin, e gouéhas én desespoér hac hum zannas. Pihue e elle, goudé quement-cé, bihuein hemb eune? Ne verne é péh stad é oh, ne verne péh quer santel é ellet bout, hui e zelie perpet labourat eit hou salvedigueah guet eune ha dougeance; rac ne vou couronnet nameit en hani en devou dalhet mad bet er fin.

Sant Mathias e zou bet fidel d'er græceu en dès bet receuet; labouret en dès eit hum rantein bamdé agréaploh de Zoué; labouret en dès eit é bloër bet fin é vuhé, ha méritet en dès dré-zé er gourôn a vartyr.

Beah ehué fidel de bourfitein ag er græceu e receuet, ha hui e véritou hou pout græceu aral brassoh hoah ha cribuoh. Labouret bamdé eit hum rantein agréaploh de Zoué. En hani ne avance quet én hènt ag é salvedigueah e denne ardran. Ne chonget quet é ma hou salvedigueah én assurance a gaus ma hoès quitteit hou péhedeu bras, péré e hroé d'oh

dougein en ihuerne; rac pihue e sou capable d'assurein d'oh é oh ér stad a hræce Doué? Ha bout e veboh-hui bermen ér stad a bræce Doué, pihue en dès promettet d'oh é persevorebet bet er marhue?

---

*Er huemvéd dé ar-n-uiguênd a vis Huavrér.*

## SANT TARAISE, Escob

### HA PATRIARCHE A GONSTANTINOPLE.

ER Sant-men e oé gannet é Constantinople. É vam vertuus e laquas a vihannicg én é galon santimanteu bras a zevotion hac a religion, péré e oé bet èl er fondæzon ag en ol vertuyeu caër e oé bet remerquet én-ou goudé. Étré en ol aviseu mad e ré d'hé mab er vam santel-men, hi e laré liès dehou péllat guet sourci doh peb sorte fal gompagnoneah. Taraise e dennas pourfit a leçonieu é vam; car, a boén en doé ean commancet darempredein er bed, ma broas quentéh hanàouet é vertuyeu hac abiltæt. Méritein e ras bout sàuet d'er gargue ihuél a Gonsul, hac arlerh d'en hani a guetan Segretær a ranteleah, édan en Ampeleur Constantin. Dré ma hanàvé er vanité ag en treu ag er bed-men, n'hum lausquas quet nehou de vout trompet dré en inourieu e receué. É zemeurance é palæs en Ampeleur, deustou ma oé dangerus aveit é innoçance, ne vihannas é nitra er santimanteu a zevotion e oé scribuet én é galon; bihuein e ras inou èl ur gùir grechén, pé quêntoh èl ur menah. Èl-cé en er preparé en Eutru Doué d'er gargue inourable e hoarné dehou én Ilis.

Un nebedicg amzér goudé é oé bet choéget eit bout Escob ha Patriarche a Gonstantinople; ne gousantas meit guet hilleih a boén d'er choége e oé bet groeit a nehou, rac ma viré é humilité doh-t-ou a huélet én-ou ean-memb er péh e huélé ér réral. Taraise, goudé bout bet groeit Escob, n'espergnas nitra aveit hum santefiein én ur santefiein é boble. Chervige e ré aveit en ol de scùir ag en ol vertuyeu. Distér e oé en dispigne e hroé én é bredeu; é dyegueah e oé forh simple; dré ma houyé péh quer précius-é en amzér, ne chommé quet nehou pèl de gousquet. En dehuéhan oé perpet ag é dy de monnet de repos, hac er betan de seuel. Ne

scüéhé quet é pedein hac é leine. Ar example hur Salvér, péhani e oé gùel guet-ou chervige eit bout cherviget, nen doé quet nehou liès recour doh é serviterion. Ni e buéle dré guement-men é oé bras é humilité.

Mæs é druhé hac é garanté aveit er beurerion ne oènt quet bihannoh. Gùélet-oé bet liès é raunein ean-memb étré-z-hai er péh e vezé ar é daul. Ean e yé d'ou zyér ha d'en hospitalieu, guet eune nen devehé bet manquet unan benac a secour hac a assistance. É coareis, drès peb tra, é cresqué é alézoneu. Un Escob quel læn a exampleu mad, e ellé hum seuel guet hardéhtæt énep de bep sorte disordreu, hac e oé sûr a vout attàu cheleuet.

En devotion vras en doé durant er sacrefice santel ag en overen, er græceu bras e receué doh hé larèt, hac er gonsolation spirituel e scüillé nezé Doué én é inean, e broé dehou hé larèt bamdé, ha bamdé guet un devotion nebué.

Deustou ma oé er Sant-men en douçan ag en dud, ne oé dén fermoh na stertoh aveit-ou a pe oé question a bloër en Eutru Doué.

Èl ma vennas en Ampeleur gobér un dra contrel de lésen Doué, hac en devehé bet reit goal-example, er Sant e zisclærias dehou en en devehé bet anduret peb sorte poén, hac er marhue memb, quêntoh eit andur un example quer fal. Conze e ras doh-t-ou guet ur grède læn a respet, mæs ehué læn a gourage. El liberté santel-zé e dennas ar er Patriarche mal-græce en Ampeleur ha hani er ré e oé tostan dehou, guet péré en en doé bet hilleih de souffrein goudé.

El ma varhuas en Ampeleur un nebedicg amzér arlerh, en Escob santel-men hum gavas é peah hac hum ras mui eit biscoah d'en ol excelciceu a zevotion ha d'en ol devérieu ag é gargue. Groeit en doé, diar é gouste, seuel ur bouvand aveit menéh. Inou é tremeiné, ér silance hac én oræson, en ol amzér libre e ellé en dout.

Goudé en dout conduyet en ilis a Gonstantinople abad deu viai ar-n-uiguênd, é has de receu én nean er recompance ag é vertuyeu bras, er blai eih cand huéh.

## RÉFLEXION.

Péh devotion e hoès-hui aveit er sacrefice santel ag en overen? A p'hum gavet én æzemant de gleuet en overen

d'en déieu obérad, ha sourcius oh-hui d'assistein én-hi? É péh fæçon en hé hleuet-hui, memb d'er sul ha d'er gouilieu? Ne veah-hui marcé inou èl ma oé er vourreàuion ar er manné Calvar, eit crucefiein a nehué Jesus-Chrouist dré hou tirespet hac hou fal gomportemant?

Aveit cleuet erhat en overen, consideret é ma ur mimoér hac ur représantation a Bassion hac a Varhue hur Salvér Jesus-Chrouist, hac open ur sacrefice é péhani en hum offre d'é Dad Éternel eit salvedigueah er ré vihue hac er ré varhue. Assistet ér sacrefice santel-men guet er memb respet hac er memb caranté eit Jesus-Chrouist, èl hou pehé bet pe vehoh bet presant ar er manné Calvar, a pe scùillas é Oaid précius aveit oh.

Ér hommancemant ag en overen, offret de Zoué en overen e yet de gleuet, guet er pedair intantion principal e zelie peb crechén devot en dout. *De guetan*, eit adorein Majesté souveræn en Eutru Doué. *D'en eile*, aveit en trugairéquat ag en ol græceu hun nès receuet guet-ou. *D'en drivèd*, aveit goulen guet-ou pardon ag hur péhedeu. *D'en buarvèd*, aveit goulen guet-ou en ol græceu a béré hun nès dobér eit en amzér de zonnet.

N'hum goutantet quet a larèt hemb quin hou chapelet pé pedenneu aral a vêg, groeit open quement-cé, a amzér de amzér, réflexion ar Bassion hur Salvér. Groeit a pe gommunie er Bélêg, d'er bihannan, ur gommunion spirituel én ur hobér hou possible eit allume én hou calon ur garanté berhuidant doh Jesus-Chrouist, un desir bras d'hum rein ol dehou, èl m'hum offre ol aveit oh ar en Autær.

---

## *En huêhvèd dé ar-n-uiguênd à vis Huavrér.*

### SANT PORPHYRE, Escob.

En Sant-men e oé gannet ér Macédoén; é dud en dessàuas a vihannicg é dougeance Doué, hac en ouaid ne hroas nameit crihuat é verto. É sourci de bêllat doh er hompagnoneahen dangerus, é apertis eit er studi hac er haz en doé doh er péhèd, e chervigeas hilleih dehou aveit goarne é innoçance.

D'en ouaid a buemp plai ar-n-uiguênd, ean hum rantas menah é couvand Scété, én Egypte. Goudé en dout tremei-

net inou puemb plai ér pratique ag en ol vertuyeu, é has, dré bermission é Supérior, de visitein el léhieu santel a Jerusalem, ha goudé ean hum voutas én ur broh étal er Jourdæn. Él ma oé deit de vout forh goane, dré galz a glinhuédeu en doé bet, é oé bet obliget, puemb plai arlerh, de guittat a inou, ha d'hobér hum gasse de Jerusalem. Ne vanqué quet nehou a visitein bamdé el léhieu santel é harpe ur vah. Un dén youancq, hanhuet Marc, péhani en doé ur garanté vras doh-t-ou, ha péhani en dès scrihuet é vuhé, hum offras dehou un dé eit er secour de guêrhet; mæs er Sant er refusas, én ul larèt penaus ne zelié quet ur péhour èl d'ou, péhani e oé deit d'el léh-cé guet en espérance ag en dout er pardon ag é béhedeu dré er benigeu, quemér ur soulagemant èl hennéh. Un nebedicg amzér goudé, en dén youancq-cé, souéhet doh er gùélet gueilleit, ha memb dispos, e houlennas guet-ou penaus é oé deit quer bean-cé de vout yah. En dé aral, emé er Sant, èl ma oé goaheit d'eign, m'hum stleigeas guet ul lod vad a boén bet er manné Calvar eit em bout er gonsolation de verhuel él léh m'en dé marhue hur Salvér beniguet. Semblet e oèn inou, ha durant ma oèn vagannet é seblanté d'eign gùélet Jesus-Chrouist ér groéz, péhani e gommandé d'el lair-mad donnet d'em seuel. Goudé m'en doé me sàuet, ean e laras d'eign monnet de gavouet me Salvér; me yas, hac a pe oèn arrihue guet-ou, ean e sisquennas ag er groéz hac e laras d'eign : *Quemérct er hold-men ha goarnet-ean*. Me sammas er groéz ar men discoai hac bé douguas un herradicg. Ér momand-cé memb, m'hum gavas divagannet, hac a boudé é on quer yah èl biscoah.

Er Patriarche a Jerusalem, èl ma hanàué é vertu, er groas, én drespet dehou, Bélèg d'en ouaid a zeu uiguênd vlai, hac e ras dehou er gargue de hoarne gùir Groéz hur Salvér.

Deustou m'en doé changet a stad, ne changeas quet neoah é fæçon de vihuein. Ol é vagadur e oé un tamicg bara e zaibré guet un nebedicg lezeu; ha, dré ma oé goane é galon, ean e gaigé ur bannicg gùin guet-é zeur. D'en déieu sul ha gouil, ean e guemére yvle ha fourmage, hac e zaibré de greis-dé en déieu-cé, é léh ma horté cuh-heaul en déieu aral aveit quemér é brèd. Doh er règle-zé en en dès dalhet abad é vuhé.

Er grèd berhuidant en doé eit conversion er bayanèd e hroas quênt pêl el laquat de vout Escob ér guér a Gaze. Bet en doé bet hilleih de souffrein a berh er bayanèd, a béré é oé bras en nombre ér guér-cé; mæs é zoustér ou hálmé, hac é santeleah e gonvertissas en darne-muihan a nehai. Gobér e ras distrugein ou zampleu ha draillein ou faus douéèd.

Er Sant-men e yas de receu én nean ér recompance ag é labourieu ha poénieu, er blai puar hand uiguênd, ouaidet a seih vlai ha tri uiguênd.

## RÉFLEXION.

Sant Porphyre en dès distruget tample er bayanèd ha draillet ou faus douéèd. O na caërret un excelcice, distrugein demeurance en idoleu, aveit seuel un tample de Zoué! Bout-sou hoah, é mesque er Grechénion memb, tud péré e adore faus douéèd; bout-zou é calon hilleih a dud tampleu sàuet d'en idoleu; martezé én hou calon hui-memb, mem brér pé me hoér. Petra e chonget-hui ag en ambition-zé péhani e zou én hou calon, ag en desir diréglet-cé aveit er bihuidicgueah, ag er staguedigueah disordre-cé doh pligeadurieu er horve? Quel liès a vince e hoès, quel lièrs a idole e zou én hou calon. Péguement a berdéguerion gredus, péguement a govézerion santel en dès labouret hemb pourfit erbet eit brehonnein en idoleu-cé! Caër ou doé crial ha conze doh hou tiscoharne, ne hroènt nitra a pe oé bouar hou calon. Cheleuet enta hinihue boéh en Eutru Doué, ha chasset en idoleu-cé; distruget en tample milliguet-cé, én ur vrehonnein hou calon dré ur gùir guæ ha glahar. Golhet ha purifiet hou calon dré en dareu ag er benigen: nezé é tei de vout un demeurance hac un tample agréable de Zoué.

---

*Er seihvèd dé ar-n-uiguênd a vis Huavrèr.*

## BUHÉ EN DÉN EURUS PIERRE DAMIÉN,

### ESCOB HA CARDINAL.

PIERRE DAMIÉN e oé guenédicg a Ravenne. É guêrènt e oé tud honeste, mæs peur a vadeu er bed. Èl ma collas abret é dad hac é vam, é couéhas étré deourne unan ag é vredér péhani n'ellé quet er souffrein, ha péhani en trettas

non-pas èl ur servitour, mæs èl ur sclave, hemb rein instruction erbet dehou; ne ré dehon nameit un tam creu aveit mounet de hoarne er moh; el lezel e ré én ur stad miserable; ne oé gusquet nameit èl er peurran clasquour bonid; anjuliet e oé ha goal-drettet a dauleu. Er broaidur youancq en doé attàu, ér sclavage-cé, ur batiantet hac un doustér admirable.

En dout e ré ur brér aral péhani, digontant ag er guélet trettet én ur fæçon quen disprisable, en tennas a inou hac e guemèras soign a nehou. Hennen, læn a joé é huélet é natur vad, é sperèd hac é zevotion, el laquas ér studi d'en ouaid a dribuéh vlai. Disquein e ré én ur mis er péh e sisqué guet poén er réral én ur blai. Èl-cé en hum laquas imbér ér stad d'instrugein ean-memb scolarion youancq aral.

Goudé quement-cé ean hum dennas én ur houvand é péhani é hoarné er venéh ur réglemant forh ruste. Quêrhet e rènt perpet divot; yune e rènt liès ar bara ha deur; ne gousquènt quet cals, ha tremeine e rènt hilleih a amzér én oræson.

Pierre Damién e hroas hoah open mortefications bras-soh, hac e ré cals a amzér, én dé hac én noz, d'er studi ag er Scritur-Santel.

En Abad, goudé en dout hanàuet en trézol a siance hac a vertu e oé cuhet ér menah humble-men, e ras dehon cargue de berdègue d'é venéh; hac er gobér e ras guet calz a nerh ha guet hilleih a fréh.

Er brud ag é santeleah hac é siance extraordinær e hroas d'en dud abillan, ha d'er Pabèd memb, en istimein hac hélie é avis én affærieu a vrassan conséquance. Er Pab Stéfan nauvèd, péhani er sellé èl ur sclærdér vras ag en Ilis, er groas Escob a Ostie, ha Cardinal én drespet d'é humilité. Biscoah Escob nen doé bet mui a houste na bras-soh gréd eit salvedigueah é boble, aveit er Hardinal santel-men. Gobér e ras aben ur changemant bras én é escobti ha dré é instructioneu ha dré é example.

Er gonfiance vras en doé er Pab én-ou e hensa dehou er hæse d'er guér a Vilan eit pleinat en diréglemanteu bras e oé inou. Er Hardinal santel, a boén arribéc é Milan, hum gavas én dangér e gollé é vuhé. Er boble, solàet ha pousset dré er ré vras a guér, e yas d'en anjuliein, hemb én

flis; mæs en dén santel e gavas, dré é avistet, er moyand de zouçat ou speredeu ha de hounie a nebedicgueu ou halomeu, hac e broas dehai ér fin receu a volanté vad er remæden en doé preparet doh en disordreu publique-cé. Ur pènvad quer pront én un affær quen dises ha quen dangerus e oé bet sellet èl ur miracle.

Deusiou péh quer bras e oé é siance hac é avistet, en oll e oé neoah souëhet é boélet é humilité parfæt é creis é réputation vras. Pedein e ras liès a huéh er Pab de rein dehou er bermission d'hum zizobér ag é gargue ha d'hum dennein én é gouvand. Er Pab er refusas pêl-amsér, mæs ér fin ean e accordas dehou é houlen.

Ne fehér quet larèt guet pèh joé é tistroas en dén santel-zé d'é gouvand. En dé quetan memb ma arribuas inou, ean e bratiquas en ol excelciceu ag er réglemant guet er memb fideldæt hac er memb devotion, èl pe nen devehé bet jamæs sortiet a nehou. Ér fin, læn a véritеu, ean e rantas é sperèd eurus d'é Salvér, er blaî mil deuzéc-ha-tri-uiguênd, onaidet a dri blai ha puar uiguênd.

RÉFLEXION.

Caër en dès quêrènt cri disprisein hac abandonnein bugalé hac orphelinèd peur, Doué e houér quemér soign ag er ré e laqua ou honfiance én-ou. Brér dinatur ha barbar er hroaidur santel-men en trettas én ur fæçon cruel, ha patiautæt er hroaidur peur e douchas calon é Dad ag en nean, péhani e broas a nehou unan ag en abillan ha santellan Escobèd, hac unan ag er ré vrassan Cardinalèd.

---

*En eihvèd dè ar-n-uiguênd a viz Huavrér.*

SANT ROMÆN, MENAH.

SANT ROMÆN, gannet é Bourgogna, e bassas en amsér ag é youanequis én un innoçance admirable; hac aveit bé goarne attàu, ean e gommeras er résolution de guittat er bed; é péhani é hoélé quement a zangérieu. Monnet e ras de gaunuet menéh, péré e vihué én ur devotion vras, avéit disquein guet-hai er moyand véritable d'hobér é salvedigueah ha de bratiquein er barfection ag en aviél.

Goudé bout bet instruyet én ur scol-quer mad, ean hum

dennas én ur hoêd a escobti Lyon, ér résolution de brat-
quein ean-memb en oi vertuyeu e huélé ér réral.

Ur brér dehou, hanhuet Lupicin, e zas d'er bavouet hac
hum rantas é ziscipie. Tremeine e rènt en darne-muihan ag
en dé hac ag en nos é vêlein Doué hac é hobér méditation
ar é vadeleah ha miséricorde. Mæs er goal-sperèd n'ou
lausquas quet pêl é peah; assai e ras gobér dehai quittat en
deserh, doh ou zourmantein guet peb sorte tantatioueu, é
spécial a pe oènt guet ou fedenneu, ér façon m'ou doé bet
groeit er chonge de monnet de glasque ul léh benac aral é
péhani en ou devehé bet ellet bihuein güel é repos. Goudé ou
dout bet hum laqueit én hènt, é oènt bet obliget de logein
un noz é ty ur voès peur, péhani, dré ma oé læn a avistet,
goudé bé dout cleuet guet-hai eit petra é quittènt en deserh,
e ziscoas dehai er guen e broènt doh-t-hai ou hunan, doh
hum lèzel de vont èl-cé feahet dré un tantation : *Combattet*,
emé-hi, *guet courage doh er goal-sperèd; dalhet attàu de resis-
tein doh-t-ou, hac ean e bellai doh-oh.* En neu vrér-cé, goleit
a véh, dré ma oènt bet quer goane ha quen digalon, e zis-
troas ar ou fazeu d'en deserh hac e gavas er peah. Bihuein e
rènt assamble ér vrassan carranté; n'ou doé ou deu nameit
ur memb volanté hac ur memb calon, deustou m'ou doé
humurieu dishaval; rac sant Romæn en doé ur sperèd douce
ha patiant, hac é vrér e oé pront dré natur. Er brud ag ou
santeleah e dennas d'ou havouet un nombre quer bras a
ziscipièd, ma oé bet ret sævel ur bouvand péhani hum gavas
quentéh carguet a venéh. Èl m'en doé bet brér er Sant-men
rebreichet guet rustoni deuzêc a nehai péré en doé manquet;
er ré-men, péré n'ou doé quet ur sperèd humble assès eit
andur guet patiantæt er rebreiche-zé, e venous sortiein ag
er bouvand; mæs Romæn, dré é zoustér, e lammas er
chonge-cé ag ou sperèd, hac ind e reparas goudé, dré ou
dévotion berhuidant, er faute ou doé groeit. Er fin er Sant-
men, goudé en dout condueyt é venéh guet un doustér ad-
mirable ha disquet dehai en hènt ag er barfection, e rantas
é inean de Zoué, er blai puemb caind dêc-ha-tri-uiguênd,
tosto en ouaid a dri uiguênd vlai.

## RÉFLEXION.

Er goal-sperèd, atàu ennemis hur salvedigueah, e hroas d'an

meu venah-men quittat en deserh; mæs ne oènt quet bet pêl hemb distroein ar ou faseu. Ur voès peur, doh ou rebreichein, e broas debai distroein d'er hombat. Consideret ag en tu goanedigueah mab-dén, hac ag en tu aral homilité er Sænt. Doué e bermette mar-a-huéh ma ta er ré devot de gouéh én ur faute benac; mæs er ré humble ne chommant quet pêl hemb senel; Doué ne darde quet a hobér dehai hanàouet ou féhèd, hac a ou su ne dardant quet ind-memb ag hum gorrigein.

*Eile Réflexion.* Deuzêc menah e oé preste de gùittat ur houvand, dré ma oènt bet rebreichet guet rustoni, ha marcé en ou devehé bet hum gollet ér bed; sant Romæn, dré é soustér, e broas debai chomme inou, hac ind e reparas ou manquemant dré ur vuhé devot ha santel. Clinhuéden en inean e houlenne bout soignet guet doustér., èl ré er horve. Mar det ha troein ha distroein én ur fæçon ruste un dén clan ar é hulé, é léh er soulagein, é cresquehet é boén hac é souffrance. Èl-cé ehué, mar rebreichet ou nessan ag é fauteu dré gonzeu ruste ha huerhue, é léh gùellat en droug, hui el laquou liès de houahat. Corriget er ré e vanque, mæs guet caranté. Clasquet ou fourfit, mæs ne glasquet jamæs coutantein hou sperèd pé hou ç'imur, ha hui e huélou péh un nerh en dès en doustér.

---

## Er hetan dé a vis Merh.

## SANT ALBIN, Escob a Anger.

SANT ALBIN e zas ér bed é parræs Languidic, é escobti Guénèd; é guèrènt e oé tud inouret ér vro ha sàuet ag en Angletèr. Ag un ouaid forh tinér, ean hum siscoas douguet bras de bratiquein er vertu, ha gredus d'hum acquittein ag é ol devérieu a religion. É léh clasque pligeadurieu ha vanitéeu er bed, èl ma hroa hilleih ér youancquis, Albin ou disprisas; nen doé quin sourci meit a zistague é galon doh er bed eit bé rein de Zoué hemb quin. Eit donnet gùel hoah de bèn a vout de Zoué hemb partage, ean hum dennas abret, ha quentéh èl ma ellas, é couvand Cincillac, toste d'er guér a Anger. Deustou d'er grèd bras en doé er venéh ag er houvand-cé de guèrhet én hènt a barfection, Albin e

nas imbèr de veut hoah parfettoh aveit-hai, dré er pratique ag er vertuyeu enhet quêntoh hoah eit dré er ré e hum ziscoe a zianvès. Diss e vehé cârein muyoh aveit ne hroé er yunieu, er beden hac er mortefication ag er squêndeu. Un aboeissance bras en doé; hac, eit larèt gùir, nen doé nehou quin volanté meit hani er ré e oé dreat-ou. É vodesti, péhani e havalé mad doh hani Salvér er bed, e oé ur scàir mad eit peb-unan hac e hounié caloneu ol er ré er gùélé; hac èl-cé, hemb clasque esprès istime nac amité é vredér, ean e hroas hum gârein ha respettein guet-hai ol. É vérit e gresqué a zé de zé, dré ma avancé muyoh-mui é parfection bamdé; hac, èl ma oé er hetan ag é vredér dré é hrèd hac é scàir mad, ind er choégeas eit ou Abad, aveit ma vehé bet chué en ihuellan é cargue.

Puemb plai ha tregond en doé sant Albin p'en doé bet en inour-zé, hac hum acquittein e ras, guet un avistet hac ur garanté hemb par, a ol en devérieu ag er gargue-cé durant puemb plai ar-n-uiguênd. D'en ouaid a dri-uiguênd vlai, er brud mad a nehou hac ag er miracleu stanque e hroé, e hroas er choégein eit bout Escob a Anger. Ean e vennas refuse er gargue-men; mæs ne oé quet bet chelenet er ræsonieu e gavé eit quement-cé én é humilité hemb quin, hac obliget oé bet d'hé hemér. Commance e ras quentéh labourat guet hilleih a soign aveit laquat ur reihtæt mad én é ol escobti, hemb bihannat nitra ag er rustoni ag é stad a venah. Charitable é andret er beurerion, truhéus doh é boble, sourcius, diffraiable, ferme ha courajus a pe oé requis bout, ean hum chervigé a beden hac a venace, a goustu douce hac a rebreicheu, guet quement a fernès hac a zoustér, eit gloër brassan en Eutru Doué hac avantage spirituel é zevéd, ma oé haval doh en Escobèd quetan ag en Ilis én é gomportemant hac én ol devérieu ag é stad. Inouret guet en ol, ha guet er Rouanné memb, ean e oé attàu hemb vanité hac hemb clasque hum seuel drès er réral. Deustou d'en donæson a viracleu en doé, n'hum sellé meit èhen disterran a serviterion en Eutru Doué, ha ne hoanté nitra mui eit bout quen disprisable dirac deulegad en dud, èl ma oé dirac é zeulegad ean-memb. En doustér bras en doé ne viré quet doh-t-ou ag en dout er brassan courage de zerhel mad doh er ré hum zàué inemb de lézen Doué, pé a

vanqué a sentein doh hur Mam santel en Ilis. Dré sourci sant Albin oé bet en hum assamblas en Escobèd eit derhel ér guér a Orléan ur Honcile é péhani é oé bet dihuennet en diméigneu étré er guêrènt ag er guetan hae ag én-eile pa-sen, péré e oé forh cumun én amsér-zé. Er Sant-men, hé-ritour a santimanteu sant Yehan-er-Badéour, hum sàuas guet quement a nerh hac e hroas quement a vrezel d'er sorte diméigneu-zé, m'hum laquas liès én dangérieu brassan a golle memb é vuhé dré ur martyr en devehé bet desiret andur, pe nen devehé quet bet er ré e glasqué corrigein hum rantet cablus ag ur pêhèd nehué.

Ér fin, Doné e galhuas en Escob santel-men, ouaidet ag ur blai ha puar-uiguênd, de monnet de recen er recompance grateit d'er servitour fidel. Rantein e ras é inean d'é Grouéour er blai puemb cand ha hantér-hand; hac interret oé bet é gorve én ur chapélieg goal stréh; mæs ne chommas quet pêl inou, rac sant Germæn, Escob a Baris, en tennas quênt pêl arlerh ag é vé, é presance Eutrope, hanhuet Escob é léh sant Albin, hac hilleih a Escobèd aral.

## RÉFLEXION.

Guet péh assurance ne zelias en dén parfæt ha santel-men hum bresantein dirac Doné eit bout juget, éan péhani nen doé bihuet meit eit en nean! Nen doé nehou d'en dout an-quin de nitra ag en doar, p'en doé, ag en ouaid tinerran, hum zistaguet doh en ol treu crouéet. Euruset ur stad! Mæs ma bihannet-é en nombre ag er Grechénion e laqua poén avéit arrihue én-ou!

Sant Albin e gomprenas abret penaus nen dé meit guet poén é antréér é ranteleah en nean; hac, é gùirioné, reyé m'en disque d'emb Jesus-Chrouist ean-memb; én or e gou-duie d'inou e zou goal-stréh; aveit passein dré-z-hi, é ma ret geinein er horve-men a béhèd, é ma ret hum izellat, hum bléguein, hum stleigeal, hum hobér bihannieg. En or vras, dré béhani é ha bamdé hilleih a dud a vostad, hac e zou bamdé digueor-caër, e gasse d'en dannation. Ol en henteu pleine ha ledan e zelie gobér d'emb creinein. Durant ma hoarhe er bed doh-emb, ha ma seblante d'emb en hènt é péhani é quêrhamb bout douce, malheur d'emb! Nen d'omb jamæs gùel aveit ér vuhé aral, eit a p'en d'omb goa-

han é honen. Dihoallamb mad enta a hélie er foul bras a dud péré e guêrhe dré un hènt æz ha francq. Ret-é clasque ronteu en nombre distér, paseu er Sænt, hènt diæz er benigen, crapein ar lein er rehir, ha monnet beta léhieu assuret mad doh en buiz gamdiêc ag en tâl, ha bout én gorto é vou hoah er pas dehuéhan ag er vuhé ur pas poénius eit antréein én or stréh ag en éternité.

---

## *En eile dé a vis Merh.*

## SANT CHARLE, COMTE A FLANDRE.

RANTAMB gloër bac inour de Zoué, rac m'en dès reit er Sant-men eit chervige de scùir ha d'example d'er Brincèd, d'en noblance, ha d'er ré en dès pouvoér ha bili ar er réral. Er Prince-men e zou bet juste, devot, carantéus ha patiant: chetu azé er pedair vertu en dès bet méritet dehou ur gou-rôn a hloër én nean.

Goudé marbue é dad, péhani e oé Roué é Dannemarck, é oé bet groeit Comte a Flandre. Er Prince santel-men e gommanças discoein péh quer juste e oé dré é ordrénanceu læn a avistæt ha dré er reihtæt vad e laquas étré é sujité. Ou honduie e ras guet quement a zoustér, a justice, a vadeleah bac a garanté, ma véritas bout hanhuet *Charle-er-mad*. É léh laquat goal zroédeu ar er bòble, ne chongé meit ag er soulagein a guement ma oé possible dehou, hac é vrassan pligeadur e oé accordein assamble er ré e oé dissantion étré-z-hai.

É zevotion e oé é eile vertu remercaplan: bamdé é tremeiné hilleih a amzér én ilisieu, guet ur vodesti admirable ha læn a scùir mad. Monnet e ras de Jerusalem eit visitein el léhieu santel ag ur rédamption. Inourein e ré en dud a ilis, ha respettein e ré er Veneh, a gaus m'en dint, e laré-ean, Ætèd ar en doar ha serviterion Jesus-Chrouist.

Er garanté e oé en dairvèd vertu e bratiquas moihan er Prince santel-men, é spécial é andret er beurerion, de béré é ré perpet en alézon guet larganté. Casse e ré bandenneu peurerion de dyér é veiterion eit bout antretenet inou ar é gouste. Er guér a Ypre, ean e zistribuas hilleih a vara d'en dud peur, én ur vocquein de zourne peb-unan a nehai, dré ma

sellé, e laré-ean, é peb peur Jesus-Chrouist ean-memb. Er memb caranté e hroé dehou mar-a-huéh hum zihusquein a lod ag é zillad eit ou rein d'er beurerion, én ul larèt : ret-é hadein ér vuhé-men, eit æstein ér bed aral.

Er batiantæt e oé er bedairvèd vertu péhani e gourônas é vuhé. Avertisset ma oé bet penaus unan ag é guêrènt e glasqué lemel é vuhé guet-ou, ean e rescondas, hemb hum droublein, ha guet patiantæt un æl : ne mès eune erbet a nehou; Doué e zihuenne mem buhé, ha dén erbet ne elle hé lemel guet-n-eign, ma nen dé é volanté.

Er Sant, contant ag er péh én devehé bet permettet en Eutru Doué, e yas d'en ilis, dirac autær er Huérhiès Vari; hac inou, én ul larèt er psalmeu a benigen, ean e receuas un taul coutelas quen horrible ar é bèn hac ar é dâl, ma sortias lod ag er vélen, ha ma varhuas ér memb momand.

*O na doucet-é merhuel én ilis, én tuemdér ag en oræson!* É varhue précius e arrihuas er blai uinèc cand huéh ar-n-uiguênd.

## RÉFLEXION.

Hui péré en dès pouvoér hac autorité ar er réral, disquet guet er Sant-men é péh fæçon é teliet tretein er ré e zou édan d'oh; groeit un usage mad ag hou ç'autorité; sellet hou serviterion, hac ol er ré e zou sujet d'oh, non-pas èl sclavèd, mæs èl hou predér; chonget é mant cârettoh guet Doué eit nen d'oh-hui martezé, ha penaus é ellant bout un dé brassoh sænt ha sàuet ihuelloh én nean eit ne vehet hui-memb.

*Eile Réflexion.* N'hum goutantet quet a zihoal ne rehoh gueu na droug de zén; groeit vad d'er ré ma ellehet gobér. Chonget é oh curus d'hou pout er bouvoér hac er moyand de bratiquein er garanté é quevér hou nessan; chonget é ma guèl rein eit receu.

*Tairvèd Réflexion.* Er Sant-men e vocqué d'en dourne é péhani é laqué en alézon : gout e ré reih penaus er pihuicq, én ur hobér en alézon, e hounit hoah mui eit ne ra; gout e ré é ma Jesus-Chrouist ér peur, ha penaus en alézon e zou un dra santel, e zelie bout groeit guet respet. Penaus é ellér, goudé un example èl hennen, cavouet tud cri assès eit anjuliein é peb fæçon er beurerion, ha rebreichein liès en alézon distér e rant dehai! Hac ean e zou èl-cé-é vér carantéus èl ma oé er Sant-men?

## *En drivèd dé a vis Merh.*

## SANT GUÉNOLÉ, ABAD.

SANT GUÉNOLÉ, gannet é Bretagne, ardro puar hand vlai goudé donnedigueah hur Salvér, en doé a vihannieg ur vertu quer parfæt, ma tisprisas er bed guet é bligeadurieu, eit clasque er madeu pur ag en nean. Èl ma oé bet laqueit ér scol guet ur mæstre læn a vertu, ean e bourfitas quement ma tas quentéh de vout un example caër a bep sorte vertuyeu, ha receu e ras a nezé guet Doué en donæson a viracleu. Ur broaidur youancq, péhani e oé ér memb scol guet-ou, en doé bet hum vlesset dré ur hoal-lam, ha Guénolé e huellas dehou én ur hobér ar nehou sine er groéz.

Aveit renoncieiu aquêrh d'er bed, ha guellet hum rein ol de Zoué, ean hum rantas menah. Ér stad nehué-cé, ean e laquas é ol studi d'avance perpet én bènt ag er barfection, hac e ras de vout quen agréable de Zoué, ma hroé miracleu ag er ré vrassan dré er fé en doé, é spécial é sine er groéz. Gùellat e ras d'un hoér dehou, péhani en doé bet collet unan ag hé deulegad, hac el lagad-cé hum gavas de vout quer sclær èl biscoah. Ur huéh aral m'hum gavas guet ur peur hac e oé dal, èl nen doé nitra de rein dehou, ean hum laquas d'er honsolein ha d'en dougue d'en dout er batiantæt: un dén, én ur bassein dré-inou, e gommançàs hoarhein ar é gouste, dré ma soulagé er beurerion guet conseu. Er Sant, aveit discoein schir dehou, e dostas d'en dén dal; ha, læn a gonfiance é Doué, goudé en dout pedet eit-ou, e rantas dehou er gùélet.

Un nebedicg goudé, dré gousantemant é Supérior, ean hum dennas, guet uinèc menah aral, én un inizen vihan, e hanhuér hoah bermen *Ty-bidi;* de larèt-é, ty a oræson. Ind e sàuas logicgueu hac e gonduyas inou ur vuhé haval doh hani en Ælèd durant tri blai; mæs en tourmant ag er mor hac en ahuél, péhani e oé quer crihue én inizen-cé, ou hontraignas de monnet d'hobér ou demeurance én tuaral ag er vréh-mor, eit hum laquat én abri én devalen é péhani é ma bermen abaty Landevenec. Ind e sàuas inou ur houvand é péhani é conduyènt ur vuhé mortefiet bras.

N'ou doé aveit gulé nameit en doar; ou bihuance e qué bara heï-brèn a ol, guet lezeu pé gronyad, darrihuet én deur guet un nebedicg blêd. En darne-muihan ag en dé hac ag en noz e bassènt én oræson. Hâdein e rènt ind-memb en heï e chervigé dehai d'hobér ou bara. Chetu azé er réglen e bélié sant Guénolé ha menéh Landevenec, hac e zou bet héliet inou bet en amsér ma hroas er roué Loeïs en Dambonnær receu réglen sant Benæt ér houvand-cé, er blai eih cand tribuéh.

Sant Guénolé e dremeinas ér houvand-cé en achimant ag é amzér én ur santeleah vras. Drès é ol vertuyeu, peb-unan e remerqué é humilité parfæt hac é franquis a galon, haval doh hani ur hroaidur. Ne seliér quet enta bout souéhet é huélet en en dès groeit quement a varhudeu ha miracleu quer bras.

A gaus d'é santeleah é oé cåret hac inouret guet en ol, bras ha bihan. Er roué Grallon en istimé quement, ma ras dehou un donæzon caër eit é gouvand.

Ér fin, ouaidet a buemp plai ha puar uiguênd, pé ar en dro, goudé bout bet avertisset dré un Æl ag en dé ag é varhue, ean e choégeas é mesque é venéh sant Guénæl aveit Abad. Nezé, goudé en dout offret er sacrefice ag en overen, ha bréhatteit ol é vredér, ean e rantas é inean pur de Zoué étré ou divréh, hemb rein merche erbet a anquin, ha doh en autær, péhani nen doé quet hoah quitteit.

## RÉFLEXION.

Sant Guénolé, hac ur foul a Sænt aral, en dès attào cåret ha desiret el léhieu dissafar; perac é clasquènt-ind pêllat doh er bed? Rac, em'ind-i, m'en dé carguet a zangérieu eit er salvedigueah. Ha gùir e larènt-ind? hac ind ou dès hum drompet? Hanàouet e ramb ni-memb é ma trompus er bed, ha penaus ne elle rein d'er ré er chervige nameit moguêd; gout e ramb penaus, goudé pligeadurieu er bed, é ta en displigeadur hac er chagrin, ha liès ur hæ éternel; ha neoah en nombre ag é serviterion e gresque bamdé. Ret e vou d'emb enta, e larehet-hui, hum rantein ol menéh ha quittat er hérieu, eit monnet de chomme d'en deserheu? Non-pas; mæs ret-é bihuein ér bed hemb cårein er bed, hemb hélie modeu er bed; ret-é cårein en deserh intérior,

er retræd a galon; ret-é hum gomportein avel tud péré e chonge a barfæt penaus n'ou dès affær erbet a vrassoh conséquance eit en affær a ou salvedigueah.

---

### *Er buarvèd dé a vis Merh.*

## SANT CASIMIR.

En Prince eurus-men, a ranteleah Pologne, e oé bet essàuet santélemant dré sourci er Rouannès é vam, unan ag er Reincésèd devottan ag hé amzér. É sperèd digueor, guet é inclination vad, e hroas dehou avance pront é sciance, hac é bèr-amsér ean e hoarnissas é inean guet er vertuyeu parfættan. É vrassan pligeadur e oé chomme pêl doh treid en autærieu, hac a pe vezé laret dehou eq en doé dobér ag hum zivertissein un nebedicg, ean e rescondé, én ur fæçon amiable, é cavé én ilis en divertissemant e vé cavet é valé, é hoarie hac é giboès.

É garanté doh Jesus-Chrouist e oé quer berhuidant ha quen tinér, ma oé carguet é galon a joé én ur gonsiderein en garanté hemb par, guet péhani en en dès hum sacrefiet aveit rançon er béherion. É devotion particuliér eit er Huérhiès Vari e hroas dehou, én amzér ma oé hoah forh youancq, composein én hé inour ur brosen laqueit de rimein é latin, péhani e laré bamdé, hac e sou læn ag er santimanteu tinerran ag é galon. Chetu-hi amen laqueit é breton :

*Ne dremeinès dé erbet, ô me inean! hemb rantein gloër de Vari; inoure hé gouilieu guet devotion; laqua é pratique hé vertuyeu.*

*Contample guet soueh hé brastet, ha ne arsàuès a vrudein er bonheur hé dès a vout assamble Mam ha Guèrhiès. Inoure-hi èl ha Rouannès soueræn, eit ma obtenou d'id er pardon ag ha péhedeu; pède-hi èl ha vam carantéus ha mad, ha ne bermettou quet ma vei feahet dré ha fal inclinationeu.*

*Deustou ma oh digne, Guèrhiès santel, de vout mélet mui eit ne ellér er gobér, ne arsàuein jamæs a hou méleín a me ol pouvoèr. M'hou salud, ô me Rouannès! dré-z-oh é mai digueoret en nean d'er béherion. Arlerh Doué, é laquan

*én-oh me ol confiance, hac é espéran, dré hou ç'intercession, ne vein quet ag en nombre ag er ré dannet.*

*Obtenet d'eign er burtæt a sperèd hac a gorvé, ur vodesti a scl̀air mad, un doustér é quevér en ol, un devotion ferme ha padus, ur gl̀air avistet, ur sperèd dret ha juste hac ur galon humble.*

*Pélleit doh me halon, peb santimant a yeinnion hac a gas; alhanet én-hi ur garanté parfet; mouguet én-hi peb sorte santimant eit er pligeaduriéu criminel; obtenet d'eign er græce de serhel doh er mad bet er fin, ha d'em bout dré-z-oh en ol secouriéu a béré e mès dobér énep d'en anemiéd a me salvedigueah.*

Goudé en dout laret bamdé, durant é vuhé, en oræsonmen, ean e ordrénas quênt merhuel laquat guet-ou én é vé er papér ar béhani en en doé hé scribuet. A pe oé bet digueoret é vé, huéh uiguênd vlai goudé é varbue, é oé bet cavet er papér én é béh, édan é bèn, hac er scritur quer fresque èl pe vehé bet scribuet a nehué-flam. Er papér-zé e hoarnér hoah èl un dra précius.

Er Prince santel-men e oé læn a zoustér eit en ol hac a druhé aveit er beurerion; chervige e ré debai de dad; ou chervigein e ré guet un humilité admirable; hac a pe vezé represantet dehou é tisinouré é rang hac é galité, ean e rescondé: nitra ne hroa mui a inour d'er ré vras, nitra nen dé jaugeabloh doh rang ihuél er Brincèd memb, eit chervigein Jesus-Chrouist ér beurerion.

Ag en ouaid a drizêc vlai bet fin é vuhé, ean e gastias é gorve dré er benigen. Édan é habideu caër, ean e zougué ur cilice pé ur brouis-ran; cousquein e ré liès ar er halet doh troèd ur gulé mad, én un dremeine en darne-muihan ag en noz én oræson. Goarne e ras é innoçance bet er marhue; gobér e ras rô a huerhtæt quentéh èl ma oé deit én ouaid de hanàouet er bris hac er mérit ag er vertu-cé, ha gùel e oé guet-ou colle é vuhé eit colle é huerhtæt. Merhuel e ras èl ma varhue er ré juste, er blai puarzêc cand puar-ha-puar-uiguênd, d'en ouaid a huemb plai ar-n-uiguênd.

## RÉFLEXION.

Sant Casimir en dès goarnet abad é vuhé ur burtæt haval

doh hani en Ælèd. É humilité hac é vortefícationeu en dès ean secouret de hoarne ur vertu quen diæz de viret. Ne chonget quet é conservebet hemb poén en trézol précius ag er burtæt : attaquet, tantet e vebet noz ha dé, é peb léh hac é peb amzér ; mæs er vertu-men, péhani hur rante haval doh en Ælèd, e vérite ma hroéhemb hur possible eit hé honservein. Er péh e zou diæz de fragilité mab-dén, e za de vout æz dré er secour ag en nean. Gùir-é ne elle dén goarne er burtæt, ma ne ra Doué er græce-zé dehou ; mæs ebué Doué ne refuse quet é hræce d'er ré hé goulenne hac e hroa ou fossible aveit hé mériteín. Hum zefiet a han-oh hou ç'hunan, beah humble, goulennet secour ag en nean, ha Doué e rei d'oh er græce necessær aveit derhel er bieg sujet d'er sperèd.

Hum dennet pront ag en occasioneu é péré é vehoh én dangér a golle er burtæt. Tébet, ma ne falle quet d'oh bout feahet ; ne faut meit ur gluah-lagad aveit hou colle. Nen d'oh quet avisettoh eit Salomon, na santelloh aveit David, péré e zou bet trompet dré en diaul a baillardigueah. Anfin, a pe za en tan ag el lubricité d'attaquein hou calon, mouguet-ean aben dré er chonge ag en tan ag en ihuerne.

---

*Er buemvèd dé a vis Merh.*

## SANTÈS PULCHÉRIE.

ER Santès-men, merh d'en Ampeleur Arcade, a Gonstantinople, en doé a vihannicg hilleih a sperèd hac un avistet extraordinær aveit hé ouaid, guet un devotion péhani e laqué en ol souéhet. Goudé hé dout collet abret hé zad hac hé mam, hi e gueméras hi-memb, d'en ouaid a zeuzêc vlai, er sourci de zessàu hé brér youancq Théodos ha dihue hoér hé doé.

D'en ouaid a buemzêc vlai, é oé bet reit dehi, assamble guet hé brér, er gargue ag er ranteleah. Rein e ras dehou mistre abil ha læn a vertu, ha laquat e ras poén hi-memb d'inspirein dehou santimanteu a zevotion, assuret ma oé penaus er halitéeu gùellan ne chervigeant de nitra hemb er religion. En disquein e ré de bedein Doué, de gârein ha de zihuen guet grèd doctrine en Ilis Catholique. Pulchérie, dré

en desir hé doé de vout parfæt, e hroas rô a huerhtæt, hac hé dihue hoér e hélias hé example. Ou zair é taibrènt hac é hroènt assamble ou excelciceu a zevotion. Er reste ag ou amzér e ìmpléènt ér studi, pé é labourieu dourne, revé ou stad. Pulchérie n'ou huitté meit a p'er goulenné en affærieu ag er ranteleah, hac attàu é cavé moyand d'hum denne én intérior ag hé halon. Pratiquein e ré morteficationeu péré ne vènt quet cals cavet é palæsieu er Rouanné. Ne gonzé doh er hoassèd meit é publique, ha ne oé permettet de hanni antréein én hé hambre, nac é ré hé hoéresèd.

Er Santès e bourfitas ag er houvoér hé doé aveit soulagein er boble hac eit er rantein eurus. Hé ol studi e oé cresquein hac inourein er religion, assistein er beurerion, goarne ha canderhel er peah, gobér goarne el lézenneu, dibuen er ré innoçand, punissein er ré criminel, ha recompancein er vertu. Biscoah hanni nen doé conduyet ur ranteleah guet muyoh a avistet aveit-hi; na biscoah ne oé bet eurussoh er boble eit ne oé én amzér ma commandé er Brincès santel-men. Veillein e ré ehué ar dud hé falæs étré péré é oé ur reihtæt admirable: officerion, intronésèd a inour, courtisantèd, peb-unan en doé ur min a vodesti hac a zevotion examplus.

Tregond vlai e oé ma vihué er Brincès é peah ha caranté guet hé brér, a pe zas tud ivius ha læn a jalousi de dorrein un union quer caër. Hé brér e yeinnas doh-t-hi, ha dré ur goal-avis e gueméras er résolution d'hé laquat ér mæz ag é balæs. Er Santès, avertisset a guement-cé, e hroas hi-memb hé chonge, hac hum dennas én ul léh distro ar er mæzeu. Biscoah n'hom glèmmas a ingratitud hé brér, péhani e oé deliour dehi a bep-tra; ne sellas quet nehi er changemant-cé èl ur mal-græce, mæs quêntoh èl ur faveur ag en neau, péhani e fournissé dehi er moyand de bassein hé amzér én oræson hac ér retræd.

En Ampeleur e santas abret er manque hac en diovérdet ag é hoér; quæ en doé d'en dont hum forhet ag ur secour péhani e oé quen necessær dehou, hac hé fedein e ras de zistroein d'é balæs. Penaus benac ma hum bligé er Santès-cé ar er mæzeu, ha ma oé gùel guet-hi bout inour eit ér palæsieu caërran ag en doar, neoah hi e gùittas hé retræd aveit donnet arré de chomme guet hé brér, quentéh èl ma hanàuas é houlenné gloër Doué quement-cé guet-hi.

A pe arribdas er Brincès é Constantinople, en ol, bras ha bihan, hé receuas èl ou mam. Rantein e ras, querclous goudé èl a guênt, hilleih a chervige d'hé brér. Open quement-cé, hi e hroas seuel hospitalieu é hilleih a guérieu, ha partout ér provinceu e oé édan hé autorité hac hani hé brér, hi e hroas ehué alézoneu ha donæzoneu bras.

Er Brincès admirable-men, læn a œvreu mad hac a véritteu, e varhuas èl ma varbue er Sænt, er blai puar hand tri ha hantér-hand, ouaidet a buar blai ha hantér-hand.

## RÉFLEXION.

Goudé m'en doé Pulchérie rantet hilleih a chervige d'hé brér abad tregond vlai, er brér-cé, dré un ingratitud estrange, e hroas dehi sortiein ag é dy; er Santès e gueméras hé hongé hemb hum glêmme. Sortiein e ras guet peah ha memb guet joé; ha goudé hi e zas hoah de chomme devat-ou a p'hé fedas, hac e zalhas de rantein dehou er memb secourieu hac er memb chervigeu-mad.

Hou péèt aveit en nessan ur gùir garanté, ur garanté pur ha revé Doué. Groeit aveit Doué en ol vad e hroet d'hou nessan, d'hou çamièd ha d'hou quêrènt memb. Nac é tehènt de vout ingrat goudé én hou quevér, er péh hou pou groeit èl-cé aveit-hai ne vou quet collet aveit oh, ha ne chommou quet hemb recompance.

---

## *En huèhvèd dé a vis Merh.*

## SANTÈS COLETTE, GUÉRHIÈS,

### A DRIVÈD-URH SANT FRANÇÆS.

En Santès-men, merh d'ur charpantour, e oé gannet é Picardie. Hé hêrènt, péré, èl ma hoélér, e oé tud ag er gumun, mæs inourable dré ou vertu, e ras dehi abret un ansaignemant crechén. Quentéh èl ma hanàuas en Eutru Doué, hi e gommançàs ehué er hârein hac er chervigein guet quement a hrèd ha devotion, ma laré en ol é oé peb sorte apparance é vehé bet un dé ur Santès vras. Ne hanàué quet nehi hoarieu ordinær er vugalé, nac ehué er fauteu é peré é couéhant. Hé figeadur e oé pedein Doué ha bihuein pêl doh

en trons hac er saffar ag er bed. Quen humble e oé ma oé joé guet-hi bout humiliet, méhequeit, rebreichet pé mortefiet én un dra benac. Un dé m'hé doé cleuet mélein hé bràuité, en desir hé doé de bligein de Zoué hemb quin, ha de hoarne er burtæt, e broas debi pedein en Eutru Doué de lemel guet-hi er vràuité-cé péhani e seblanté dehi bout un droug pé ur malheur aveit-hi; gobér e ras, ér memb intantion, quement a yunieu hac a benigenneu quer roste, ma changeas bras, ha ma collas hé bràuité èl m'hé doé en desiret.

Dré avis hé hovézour, hi e gueméras en habid a benigen a Drivèd-Urh sant Françæs, hac hum dennas én ur gambricg vihan, é ty hé zud, hac inou hi e dremeiné casi ol hé amzér ér beden pé él labour. Inou é chommas durant puar blai, én ur yunein liès ar bara ha deur, ha mar-a-zé ne gueméré bihuance erbet nameit er gommunion santel. Ne gousqué quet calz, ha n'hé doé aveit gulé nameit ur vréhadicg coêd. Hé oræson ordinær e oé contamplein Passion hur Salvér, ha considerein er glahar en doé bet er Huérhiès Vari ar er manné Calvar, a pe huélas hé Mab divin é verhuel ar er groéz. É creis en excelciceu ag ur vuhé quer pur, quer pénitand ha quer santel, hi e gredé hoah é oé er vrassan péhourès ag er bed. Hé humilité e hroé dehi hum sellet èl ur verh quen distér ha quer misérable, que n'ellé quet comprenein penaus é ellé en Eutru Doué hé souffrein ar en doar. Mar cleué conze ag ur hrime bras benac commettet, hi e laré : Allas! petra-é quement-cé hoah étal me féhedeu-mé! Cablussoh-on dirac Doué eit en ol béherion vras-cé.

Doué, péhani en doé-hi destinet eit laquat reihtæt é Urh santès Clair, e inspiras dehi antréein én Urh-cé. Goudé m'hé doé groeit profession, hi e viras perhuéh-mad ol er règle revé ma oé bet institoet a gommance; ha dré secour en aviseu mad e ras debi un dén santel, Hanry La Beôm, a Urh sant Françæs, hi e zas de bèn a laquat én ou hetan stad un nombre bras a gouvandeu péré en doé collet lod ag ou betan grèd ha devotion. Open quement-cé, hi e hroas seuel seitèc couvand, é péré é hroas goarne, guet ur fideldæt vras, ol er réglenneu e oé bet ordrénet ér hommancemant ag en Urh, dré santès Clair, hac é péré é huélér hoah hinihue en dé léannésèd santel é rein examplen bras a humilié hac a benigen.

Diæz e vehé comprenein en ol boén en doé bet er Santèsmen de souffrein én amzér ma labouré eit gobér er changemanteu-zé. En ol hum sàuas inemb dehi ; hanbuet-oé bet bigotès, hypocrite, orgueillus ha memb sorcerès. Persécutet oé bet quement, ma oé bet chasséèt ag hé bro. Hi e souffras ol quement-cé guet ur hourage extraordinær ; ha dré hé fatiantæt, hé doustér hac hé fersévérance, hi e zas de bèn a bep-tra.

Anfin, goudé hé dout labouret guet quement a fatique, abad deu-uiguênd vlai, aveit gloër Doué ha parfection hé Urh, én ur santein é tosté er momand eurus ma telié monnet de jouissein a Zoué, hi e galhuas en ol léannésèd ag er houvand ; ha goudé hé dout ou ingaget de vout perpet fidel d'ou règle, hi e rantas hé inean de Zoué, er blai puarzêc cand huéh ha deu uiguênd, ouaidet a huéh vlai ha tri niguênd.

## RÉFLEXION.

Santès Collette, én amzér ma oé merh youancq, ha hoah ér bed, e hroas ol hé fossible aveit colle hé bràuité. Na bihannet é en nombre ag er ré e hroa èl d'hi ! Guet e zou, é contrel, hac e laqua ou ol studi eit goarne ou bràuité, hac e basse hilleih a amzér doh hum aleige, doh hum gampèn ! Aveit pligein de bihue é broant-ind quement-cé ? Ne ellant quet larèt é ma eit pligein de Zoué-é ; ha mar dé aveit pligein d'en dud-é, é collant, a dra sur, hilleih a boén hac a argand, ha liessan marcé é mant é quement-cé memb criminel dirac Doué. Er vodesti e zou caërran bragueris ur verh crechén. Er vertu hemb quin-é e rante un dén digue de vout istimet ha respettet. Péh ur sottis enta clasque bout istimet ha consideret a gaus d'ur gusquemant pé d'ur vràuité fragil ha væn !

---

*Er seihvèd dé a vis Merh.*

## SANTÈS PERPÉTU HA SANTÈS FÉLICITÉ,

### GUET OU HOMPAGNONEAH, MARTYRÉSÈD.

ÉN amzér a bersécution en Ampeleur Sévèr, péhani e broé laquat d'er marhue er Grechénion péré ne vennènt quet adorein donéèd er ranteleah, é oé bet arrestet ér guér a

Garthage puemb dén youancq péré e zisqué ou hatechim eit bout badéet, de larèt-é : Révocat ha Félicité, péré e oé servitérion ; Saturnin, Secondul ha Perpétu. Félicité e oé diméet hac e oé brazès a seih mis ; Perpétu e oé un dame youancq a zeu vlai ar-n-uigoênd, sàuet ag ur famille inourable, ha diméet d'un dén a galité ; ur broaidur hé doé e vâgué nezé hi-memb. Hé mam, revé ma credér, e oé crechénès ; mæs hé zad e oé payan.

Él ma scribuas er Santès-men, quênt merbuel, en histoér ag hé martyr, ni hum chervigeou amen ag hé honseu. Quênt ma oèmb bet laqueit ér prison, emé-hi, é tas me zad d'em gùélet, én gorto a hobér d'eign renoncieïn d'er fé. Arlerh m'en doé groeit é ol bossible eit quement-cé, me laras dehou, én ur sellet ur pod e oé inou ar en doar : me zad, ha gùélèt e ret-hui er pod-cé? -- Ya, emé-ean. -- Ha ma, hac ellein e rér rein dehou quin hanhue meit en hani en dès? -- Non-pas, n'ellér quet, e rescondas-ean. -- Na mé quer bihan, me zad, n'ellan quet ehué larèt é ou nameit er péh ma ou, de larèt-é crechénès. Nezé ean e saillas ar-n-an hac em goal drettas, ha goudé en dout m'anjuliet é peb-fæçon, ean e yas d'é hènt.

Un dé benac arlerh é oemb bet laqueit ér prison, ha me elle larèt é oen bet scoulet én un antréein abarh, rac biscoah n'em boé gùélet ul léh quen tihouel na quen horrible. Hilleih hur boé bet de souffrein en dé-cé dré en tuemzér ag er foul a dud e oé inou ha dré zivergondis er ré e oé doh hur goarne ; mæs en nébance brassan em boé, e oé bout inou hemb me broaidur. Ér fin, en diacrèd Tertius ha Pomponius, péré en doé soign a han-amb, e hroas, én ur baieïn, hul laquat én ul léh æssoh ag er prison. Durant ma chongé peb-unan ér péh er sellé, me ré mé é sustance d'em broaidur e oé bet degasset d'eign, hac e varhué guet dobér ; me bedas nezé me mam d'hé dout soign a nehou ; m'hé honsolas goudé, hi ha mem brér ; tarhein e ré me halon doh ou gùélet quen affliget èl ma oènt a gaus d'eign. Mar-a-zé em boé passet é creis er boén cruellan ; mæs dré m'em boé bet goudé er bermission de hoarne guet-n-eign me broaidur, m'hum gavas tranquil aquêrh, hac e vourré memb ér prison.

Un dé, mem brér, péhani e oé badéet, e laras d'eign : gout e ran, me hoér, é oh puissant étal en Eutru Doué,

goulennet enta guet-ou, m'hou conjure, ma rei d'oh de hanàouet ha hui e zelie andur er martyr, ha hui el larou d'eign goudé. Dré ma huélen bamdé er mercheu a vadeleah en Eutru Doué ém hevér, me rescondas guet confiance d'em brér: arhoah hui e houyou er huirioné. Me houlennas enta guet Doué m'en devehé reit d'eign ur merche benac ag er péh e zelié arrihue, ha chetu amen er péh em boé gouyet: haval e oé bet guet-n-eign gùélet ur squêl aleuret péhani e oé ihuél *bras*, e douché ag en doar én nean, mæs quer stréh ma ellé unan hemb quin monnet abarh d'un dro; en neu du a nehi e oé gronnet a hlaniér ha coutelleu. Ha doh en troèd é oé un dragon bras preste attàu de saillein ar bihue-benac en devehé bet tosteit. Er hetan e vontas e oé bet Sature, péhani ne oé quet guet-n-emb pe oemb bet laqueit ér prison, mæs péhani hum laquas ean-memb goudé étré deourne hun anemisèd eit derhel compagnoneah d'emb: ur huéh arrihue é lein er squêl, ean e zistroas ar-n-an é zeulegad, hac e laras: hou cortoze e ran, Perpétu; mæs dihoallet a vout dantet dré en dragon. Me rescondas dehou: e hanhue hur Salvér Jesus-Chrouist, ne hroei quet droug d'eign nehou. Nezé, èl p'en devehé bet eune a han-an, ean e sàuas doucicg é bèn a zan er squêl, hac én ul laquat me zroèd ar é bèn-memb, m'hum chervigeas a nehou, èl ag er guetan bah ag er squêl, aveit montein. Pe oen arrihue é lein er squêl, me huélas ur jardrin vras, hac én hé breis un dén ihuél azéet, péhani en doé bleàu gùen hac e oé gusquet èl ur bugul. Ean em galhuas dré me hanhue, hac e laras d'eign: deit mad re-vehet, me merh. Me laras ol en dra-zé d'em brér, ha quement-cé e ziscoas reih d'emb hur behé anduret er marhue.

En déieu arlerh, a pe gleuas me zad é telien bout interroget, ean e zas, én ur ouilein, d'er prison, hac e laras d'eign em boutun tamicg benac a druhé doh é ouaid avancet, ha rein dehou ur gonsolation benac, goudé m'en doé men dessàuet guet quement a sourci ha me hâret quement é peb amzér. Ean e laras d'eign hoah sellet doh mem bredér, me mam ha me hroaidur. M'hum santas ér momand-cé touchet; hac, aveit er honsolein, me laras dehou hemb quin: a pe vein ar er chalfaud, é arrihuou guet-n-eign er péh e bligeou guet Doué. Nezé ean hum dennas forh triste hac affliget. Pe oen bet casset dirac er juge aveit bout interroget, me zad hum bre-

santas dirac on, me hroaidur étré é zivréh, én ul larèt d'eign: nel ahoel a drubé doh ha groaidur, ma ne hès truhé erbet doh-eign-mé. Er juge, arlerh en dout groeit d'em zad sortie, hur hondannas de vout exposet d'el lonnèd. Er honseu-men e zou ré santès Perpétue.

Aveit Félicité, péhani e oé brazès, hi e sougé bras ne vehé bet taulet termeine d'hé martyr, dré ne oé quet permettet laquat d'er marhue er groagué durant ma oènt ér stad-cé. Hé hansortèd hum afligé ehué é huélet en ou devehéhi lausquet hé hunan ar en hènt e zelié ou hasse ind imbèr d'er joéieu éternel. Ind hum laquas enta ol é peden aveit goulen eit-hi un délivrance pront, er péh e arrihuas quentéh memb èl m'ou doé achihuet ou ſeden. Laquat e ras ér bed ur verh e oé bet dessàuet dré ur voès crechénès.

Ér fin, en dé ma telié er Sænt courajus-men bout laqueit d'er marhue e arrihuas; ind e sortias enta ag ou ſrison, er houtantemant merchet ar ou ſace hac er peah én ou halon. Perpétu e-guêrhé en dehuéhan, hé deulegad soublet, dré vodesti, trema en doar. Aveit Félicité, n'ellé quet nebi parrat a ziscoein er joé hé doé a vout ér stad de monnet d'er hombat doh el lonnèd èl er réral. Credein e rér é oé marhue Secondul ér prison quênt bout interroget. Révocat, Saturnin ha Sature e oé bet attaquet dré ul léopard, un hoh gouihue hac un ours. Perpétu ha Félicité e oé bet exposet d'ur vuoh sauvage hac arſenet, péhani en doé-ind goaldrettet bras; mæs èl ne oènt quet hoah neoah marhue, é oènt bet casset é creis er blaceu, eit bout inou dibennet. Sature e oé bet er betan couronnet; Perpétu e gouéhas étré deourne ur bourreàu hemb adresse, pébani e hroas debi souffrein hilleih. Ou martyr e arrihuas er blai deu gand tri.

## RÉFLEXION.

Santès Perpétu, persécutet guet hé zad ha guet en tyrand, eit gobér debi renoncieìn d'er ſé, e chommas perpet ſerme ér résolution hé doé quemérat de vout fidel de Jesus-Chrouist; mæs péh quer bihan a dra e hroa d'emb-ni, allas! manquein d'hur résolutioneu-mad! Quemér e ramb cand propos ha cand résolution de vihuein fidel de Zoué; mæs a pe arrihue en occasion de rein debou ur merche ag hur fideldæt, é omb hemb courage; pléguein e ramb, hac

hum lezel e ramb de vout feahet dré en tantation. Er sorte résolutioneu-zé nen dint quet gùir résolutioneu nac ur gùir volanté-memb; nen dint nehai nameit un desir væn hac inutil. En ihuerne e zou læn ag er sorte résolutioneu-zé, rac nen dès dén quer fal na quen digouciance nen dès mar-a-huéh un hoant benac de changein a vuhé ha d'hum salvein. Dré en œvreu-é é hanàuér en dôn hac en dispositioneu a galon un dén, èl ma hanàuér en natur vad ag ur huèn dré hé fréh. Ur huèn, deustou ma tougue bleu peb plai, ma ne zougue quet a fréh, e vou trohet ha taulet én tan. Er résolutioneu e zou haval doh er bleu, hac en œvreu e zou èl pe vehé er fréh a nehai. Hum zefiamb a sincérité hur résolutioneu, mar d'omb difidel én occasioneu a béhèd.

---

*En eihvèd dé a vis Merh.*

## SANT YEHAN A ZOUÉ.

Er Sant-men, gannet ér Portugal ha mab d'ur peur artisand, hum laquas de vout bugul ar er mæzeu. Durant ma chommas ér stad-cé, ean e hoarnas é innoçance; mæs quênt pêl goudé ean hum hroas soudard, ha chervige e ras ér brézel e oé nezé étré er ranteleah a France hac en hani a Spagne. Er fal example e huélas guet é gansortèd e hroas dehou couéh imbèr é peb sorte disordreu; colle e ras a nebedicguen dougeance Doué. Doué ehué e bermettas ne gavas ér stad-cé nameit poén ha trebille, ha malheur ar valheur. Quement-cé e hroas dehou hum hanàouet; hac én ur santein un desir bras d'hobér penigen, ean e hroas ur govézion general guet calz a zareu. Nezé, goudé en dout bet é gongé, ean hum laquas de huerhein limageu hac e arrihuas èl-cé ér guér a Grenad.

Goudé en dout reit inou d'er brisonnerion quement mad en doé, ean e hroas é ol bossible aveit laquat en ol d'en disprisein, ér fæçon ma oé bet queméret eit un dén disquentet, ha ma oé bet laqueit én un hospital destinet eit er ré fol. En dén santel Avila, é govézour, e zihuennas doh-t-ou ag hum gomportein mui ér fæçon-zé. Aboeissein e ras d'é aviseu, ha chomme e ras ér memb hospital eit chervige er ré affliget. Er garanté extraordinær e bratiqué én ou andret,

hac é examplen caër a vertu, e hroas aben en hanàouet aveit er péh ma oé é gùirioné.

Dré er guesteu e hroas, ha dré en alézonen e receuas guet en dud charitable, ean e zas de bèn a seuel, ér memb quér, aveit en dud clan, un hospital aral, er haërran e fehé bout gùélet é léh erbet. Inou é oé occupet, noz ha dé, é chervigein er ré clan, é scubein ou hampreu, é hobér ou guléieu, é soignein ou goulieu, doh ou honsolein hac é fournissein dehai en ol secourieu spirituel ha corporel guet ur garanté admirable.

Er brud a nehou e hroas de galz a dud devot donnet d'er havouet eit chervigein er beurerion èl d'ou. Èl-cé é commançàs en Urh santel a *Venéh er Charité*, hanhuet *er Vredér hospitalerion.*

A p'en dé en dén santel-men de guestal aveit é beurerion, er santeleah e vezé remerquet én é gonzeu hac én é fæçon de houlen en alézon, e hroé d'en ol er respettein. Hou pet caranté eit oh-hui-memb, emé-ean; groeit vad d'oh hon-ç'hunan : chetu é péh fæçon é houlenné.

Dénstou ma labouré hilleih bamdé, ean e gousqué ar er halet; peb gùinér é yuné ar bara ha deur; n'hum chervigé jamæs a votteu, hac é bèn e oé perpet dizolo édan er glàu hac er frime. Un dé ma croguas en tan én é hospital, en dén santel-men, hemb hum droublein, e ridé dré en ol campreu, e zougué, dré greis en tan, er ré clan ar é gain, en eile arlerh éguilé, e daulé er guléieu ér mæz dré er fenestreu, ha goudé en dout baléet él-cé dré er flamme, péhani e oé scontus hac e gresqué perpet, ean e sortias, dré hræce Doué, hemb droug erbet.

Anfin é chommas clan ean-memb, hac ean e receuas é Sacremanteu dehuéhan guet un devotion péhani e douchas caloneu en ol. A pe santas é dermein é tostat, ean hum husquas hac e sàuas ag é hulé; ha goudé en dout hum laqueit ar é zeulin, én ur vréhattat é grucefi, péhani e sterdé doh é galon, ean e rantas é inean d'é Salvér.

Goudé ma oé marhue, ean e zalhé perpet é grucefi étré é zivréh, hac é gorve e chommas ar é zeulin, èl ma oé quênt merhuel, bet que ne oé bet liennet huéh ær arlerh, goudé ma oé bet coutantet devotion en ol dud a guér, péré e ridas aveit gùélet un dra quer souébus ha quen admirable.

Merhuel e ras er blai puemzéc cand ha hantér-band; d'en ouaid a buemp plai ha hantér-band.

## RÉFLEXION.

Er Sant-men e gâré quement bout humiliet, ma hroas seblant a vout fol eit bout dispriset guet en ol. Disquamb guet-ou, d'er bihannan, receu guet patiantæt hac a galon vad en humiliationeu e arrihue guet-n-emb. Clasquamb bout istimet guet Doué, ha ne-hroamb cas erbet, ne verne ha ni e zou istimet pé dispriset guet en dud.

*Eile Réflexion.* Goudé en dout baléet dré greis er flamme aveit sauvein er ré clan hac ou guléieu, ean e sortias hemb droug erbet. Péh secour, péh assistance ne zeliér espérein, a pe labourér aveit Doué hac a pe laquér é gonfiance én-ou?

*Tairvèd Réflexion.* Pe houlenné er Sant-men en alézon, ean e laré d'en dud: *Hou péet caranté aveit oh hou ç'hunan, groeit vad d'oh-hui-memb.* Laramb ehué er memb tra d'emb hun hunan a pe ramb en alézon; chongeamb ha credamb é güirioné penaus é hroamb mui a vad d'emb ni-memb aveit d'er peur, rac, eit madeu tamporel e ramb d'er peur, ni e hounie madeu éternel.

---

### *En nàuvèd dé a vis Merh.*

## SANT FÉLIX, ABAD A RHEUYS.

SANT FÉLIX e zas ér bed é escobti Quimper, mil vlai pedost arlerh gannedigueah hur Salvér. É dud e oé pihuicq bras; mæs er Sant-men, péhani a vihannicg e hanàué er huirioné-men e ansaigne d'emb en aviél, *é ma diæs d'er ré pihuicq antréein é ranteleah en néan*, e gùittas ol é vadeu aveit bum denne én un inizen, hanhuet Ouessant, é péhani é vihuas durant mar-a-vlai, é hunan, guet Doué hemb quin. Bet en doé bet er bonheur de laquat inou én hènt ag é salvedigueah un dén youancq hanhuet Gulstan, dibauchet dré lairron guet péré é hroé hilleih a ravage ar er mor. En inisen-cé, santefiet gùéharal dré benigen sant Paul, quetan Escob a Léon, e hroas dehou en dout un istime hac un devotion vras eit er Sant-men; hac èl m'en doé bet cleuet larèt é oé bet casset é relégueu santel d'en abaty a Fleuri,

étal er guér a Orléan, én amzér ma oé deit en Ormandision de zismantein ol er péh e oé santel é Bretagne, ean e ambarquas aveit monnet de chomme toste d'er restageu précius-cé. Goudé en dout conduyet ur vuhé santel én é ermitage, ean e chervigeas hoah de scùir d'er venéh ag er houvand-cé dré é silance hac er houste particuliér en doé eit er retræd.

Er memb ræson en doé groeit casse relégueu sant Paul de escobti Orléan, en doé ebué revinet é ol er vro Breton hilleih a gouvandeu péré ne oènt quet bet hoah reparet. Geoffroi, comte a Ruan, é Bretagne, e hroas er chonge de rantein d'er houvandeu ag é brovince er splandér ou doé bet aguênt; hac eit quement-cé, ean e zas d'en dout recour doh en Abad a Fleuri, péhani e gassas dehou er menah Félix, e sellé èl un dén forh capable aveit donnet de bèn ag er péh en doé intantion d'hobér.

Geoffroi e receuas Félix guet hilleih a joé hac e hroas inourieu bras dehou; mæs, ér memb amzér, ean er harguas ag ul labour diæz, de larèt-é, a reparein un nombre bras a gouvandeu e oé revinet aquêrh. Ean ou ras ol dehou, hac er pedas istroh eit ur huéh d'hum laquat d'on seuel a retorn. Grattat e ras dehou er moyandeu nécessær eit quement-cé, ha pedein e ras d'er secour en noblance ag er vro hac é vrér Judicaël, Escob a Huénèd, péhani en doé én é escobti er muihan ag er houvandeu revinet-cé.

Imbèr arlerh é varhuas Geoffroi, ha Félix, doh hum huélet nezé hemb ur secour quer bras ha quen necessær, e vennas distroein d'é gouvand; mæs Escob Guénèd hac intanvès er homte Geoffroi e hroas quement ar nehou, ma hum rantas d'ou fedenneu. Er houvandeu en doé de reparein e oé én ur stad forh triste. En ilisieu e oé hemb tuèn ha couéhet a hantér. Gùé quer bras en doé cresquet én-hai ma stanquènt memb en orieu. Ne oé mui na tyér, na campreu, hac ou hoh-mangoérieu ne chervigènt mui meit de retirance d'el lonnèd gouihue ha d'en amprehonnèd dongerussan. Ret e oé euta cavouet ur hourage quer bras èl en hani en doé sant Félix, eit commance ul labour quen diæz; mæs laquat e ras ol é gonfiance é Doué, ha seuel e ras quetan tout cambricgueu-hihan é léh er hoh-mangoérieu-hont. A nebedicgueu, ean e ellas seuel ebué en ilisieu hac en tyér, ha quemér e ras un nombre bras a vugalé e zessàuas ér pratiqueu a vuhé er venéh.

Goudé ma oé bet achihuet ol el labour, é oé bet hanbuet Abad; mæs èl ne houyé quet é péhani ag en neu gouvand principallan, Sant-Guëltas a Rheuys pé Locguénèh, é telié gobér é zemeurance, ean e houlennas avis guet en duc Alain ha guet en Escob a Huénèd, péré e choégeas aveit-ou en abaty a Rheuys. D'inou é has eota de chomme, ha conduie e ras guet santeleah en ty-sé, e ellér larèt en dès sàuet. Ér fin, goudé bout bet ur scùir a bep sorte examplen mad, é has de receu d'en nean er recompance ag é boéniéu er blai mil eih ha tregond, hac é oé bet interret én tu clei ag é ilis, é péhani é huélér hoah é vé, querclous èl hani sant Bihui.

Bout e oé é couvand Rheuys, é amzér sant Félix, deu venah péré ne oènt quet Bêlean, hac e sou hanàuet eit bout Sænt. Gingurien hac er memb Gulstan-hont a béhani hun nès conzet déja. Gingurien en doé er soign ag er ruscad gòérèn, hac en doé attàu bihuet én innoçance hac én ur franquis bras a galon. Un dé m'en doé bet reit Doué dehou de hanàouet é oé toste é vuhé de achihue, ean e sas d'hum durel d'en doar dirac en Abad Félix, hac ol er venéh assamblet, ha de houlenne pardon ag é fauteu. Ne oé banni de bardonnein dehou meit hac ean e vehé bet unan benac ag er ré e gommettér énep d'er volanté. Eit coutantein neoah é humilité, peb-unan e laras dehou é pardonné ol dehou a galon vad. Gingurien e ziscIærias nezé dehai é oé preste é vuhé de achihue, hac èl-cé en ou sedé d'ou dout chonge a nehou dirac Doué ha de rein dehou en nouyen. Peb-unan e chommas bâmet é cleuet quement-cé, dré ne ziscoé quet nehou bout clan; mæs ean e zalhas attàu eit ma vehé bet reit er Sacremant-cé dehou durant ma ellé conze. Ean e laras nezé d'en Abad: *Me zad, chetu amen er benhuiér a me harguе, hui e elle bermen ou rein d'unan-benac aral ag er vredér.* Ean e gleuas goudé en overen hac e gommunias én-hi; ha quentéh, én ur joéntein é zeourne ar é galon, ean e gouéhas d'é bæd ar er pazenneu ag en autær. Donguet e oé bet de gambre er ré clan, é péhani é oé bet nouyet. Ag en dé-cé, èl m'en doé laret, é couéhas é paralysi, hac é chommas ar é hulé durant ur blai, hemb ne ellé troein na casse memb é zourne d'é vèg. Ur blai arlerh, avertisset a nehué ag en dé ag é varhue, ean e drugairéquas er venéh ar er soign ou doé bet a nehou én é glinhuèd, e houlennas er gommunion, péhani e oé bet reit dehou, hac e varhuas en eih-ar-n-uiguênd a Huenholo.

Sant Gulstan, pé Goustan, goudé en dout disquet guet sant Félix, é inisen Ouessant, conduie ur vuhé santel én deserh, e zas d'er havouet de Rheuys. Ne arsàué jamæs a bedein hac a larèt noz ha dé, guet hilleih a zevotion, ol er psalmeu hac en oræsoneu e houyé. Quen occupet-oé a Zoué, ma ré a boén tair ær d'er housquet hac én han hac ér gouyan, memb én é gouhoni. Doué, dré é voyand, e hroas hilleih a viracleu, péré e ranfas é hanhue inourable. Merhuel e ras de greinoz, er seih-ar-n-niguênd a Galan-Gouyan, én ur houvand ag er Poitou, de béh léh é oé oueit eit affærieu ag é abaty. Quentéh èl ma oé bet gouyet é oé marhue, en ol dud a guér, goassèd ha merhèd, tud ag er boble hac a noblance, e sàuas hac e yas de huélet en dén santel-men. É gorve e oé bet degasset goudé de abaty Rheuys, ha guélet e rér hoah inou hinihue en dé é vé. Inouret-é én Alré, é paræs Sant-Goustan, a béhani é ma patrom.

## RÉFLEXION.

Sant Félix, deustou d'er sourci en doé ar é bèn é seuel, èl a nehué, un nombre bras a gouvandeu, e oé ur menah gredus ha læn a zevotion; hac él-cé ean e houyé reih-mad laquat assamble tracas Marthe ha sperèd intérior Mari. É oé attàu é labourat eit en Eutru Doué, pé é reposein é Doué. Er Sænt n'ou dès ol groeit quin ér vuhé-men, èl d'ou, meit mêlein Doué, ha cresquein bamdé é hloër. Pegource é commancehemb-ni ehué gobér èl d'hai?

---

## *En dècvèd dé a vis Merh.*

## SANTÈS FRANCIQUE, INTANVÈS.

Er Santès-men, péhani e ellér, guet ræson, presantein eit scüir hac example a vertu d'en ol merhèd ha groagué crechén, a bep stad hac a bep condition, e oé guenédicg a Rome, ha sàuèt ag ur famille noble. Én hé youancquis hi hé devoé un doustér admirable, hac hé brassan pligeadur e oé hum dennein én ul léh benac a costé eit conze doh Doué dré en oræson.

Goudé bout bet dimèet forh youancq, n'hé doé mui quin chongemeit ag hum santefiein ér stad-oé, doh hum acquittein

erhat ag hé ol devérieu ; poénieia e ras de guetan eit banâ-ouet sperèd hac imur hé friéd. Hi e sihoallé mad doh ol er péh e ellé displige dehou ha troublein er peah étré-z-hai ; aboeissein e ré dehou é peb-tra ; hac ou deu en ou doé en nile eit éguilé ur garanté hac ur respet quer bras, m'ou doé bihuet deu uiguênd vlai assamble hemb ne sàuas jamæs étré-z-hai en disterran dissantion. Ne gavér quet calz a ziméigneu quen eurus, dré nen dès quet calz a ziméigneu quer santel.

Deu groaidur ou doé, de béré en ou doé inspiret abret dougeance Doué, ha marhue e oènt, èl deu æl, én un ouaid forh distér.

Ne fehér quet larèt guet péh sourci hac attantion é veillé er Santès-men ar hé serviterion, na guet péh caranté en ou zretté. On sellet e ré èl hé bugalé ; gobér e ré dehai ul lectur devot hac er pedenneu é cumun bambé ; hac er reih-tæt caër e zalhé én hé zy, e gonservé un devotion examplus é mesque er ré e chommé én-ou.

Deuston ma oé youancq, noble ha pihuicq, n'hum gavé jamæs én divertissemanteu ag er bed, én ul larèt penaus é oé crechénès, hac é oé obliget de vihuein revé réglenneu en aviél, ha non-pas revé er bed. Hé gusquemant e oé per-pet modeste bras, hac hé example e hroas d'hilleih a zamèd a Rome renonciein d'er vanitéeu aveit bout modeste èl d'hi.

Goudé m'hé devezé hum acquittet a hé devotion ordinær ha laqueit reihtæt vad én hé zyegueah, hi e ré er reste ag hé amzér d'en œvreu a garanté, én ur visitein er ré clan hac én ur soulagein er ré peur.

Èl m'en doé bet Ladislas, roué à Naple, queméret e guér a Rome, er voès santel-men en doé bet en displigeadur de huélet pillein hé zy, scrapein ol hé madeu, ha casse hé friéd ér mæz ag er vro. Andur e ras ol er hollen-zé guet ur batiantæt admirable, ha jamæs ne rescondas d'er ré e zé d'hé honsolein nameit er honzeu-men : *Doué en dès lamet guet-n-eign er péh en doé reit d'eign : é Hanhue santel revou mélet.*

Goudé ma oé bet groeit er peah, é oé bet rantet dehi hé madeu, hac hé friéd e zistroas ag é zivroemant. A nezé en ou doé bihuet ou deu assamble èl brér ha hoér, hac en ou doé hum reit ol d'er pratique ag en œvreu mad ha d'en oreson.

Er Santès e zouguas a nesé édan hé dillad aral ur sai-ran, péhani e hoarnér hoab ér houvand e broas seuel, dré un inspiration a berh Doué, aveit receu er merhèd hac en intanvésèd péré en devehé bet hoant de gùittat er bed eit chervigein Doué hemb quin. Ou hanhuein e rér *Oblat;* rac, é léh gobér profession èl el léannésèd aral, ne hroant namei un oblation, de larèt-é, un offrand a nehai ind-memb de Zoué. Gùélèt e rér un nombre bras a verhèd é vihuein én urh-cé én ur garanté parfæt hac ér gredussan devotion.

Goudé marhue hé friėd, hi e houlennas guet humilité bout receuet é calité a hoér ér houvand-cé hé doé groeit seuel. Goudé hé dout queméret en habid, hi e chervigé hé hoéresèd guet un humilité admirable; ha gùélet e oé bet é touguein hi-memb ar hé fèn, dré guér, er bourvæsion necessær aveit er houvand. Ne zeliér quet bout souéhet mar ras Doué d'un inean quen humble græceu extraordinær. Mar-a-huéh é oé bet cavet ravisset a isprid én hé oræson, ha liès en hé doé bet er bonheur de huélet hé æl-mad é quis un dén youancq gusquet é gùen, ha de zevise doh-t-ou.

Anfin, goudé ur vuhé quer caër, hi e varbuas er blai puarzéc cand deu uiguênd, ouaidet a huéh vlai ha hanter-hand.

## REFLEXION.

Santès Francique en dès bihuet deu uiguênd vlai guet hé friėd hemb dissantion na fâcheris erbet étré-z-hai, rac n'hé doé quin volanté nameit hani Doué hac hani hé friėd. Ur voès, aveit goarne er peah én hé zyegueah hac én hé ineah, e zelie bout d'accord guet hé friėd, aboeissein dehou, quittat peb-tra aveit gobér é volanté; én ur guir, ne zelie hé dout quin volanté meit hani hé friėd.

*Eile Réflexion.* Er Santès-men en dès bet liès er bonheur de huélet étal d'hi hé æl-mad, én amzér memb ma oé diméet. Méritein e ras er græce particuliér-cé dré er burtæt a hé inean, ha dré ma oé hé halon distague doh er bed hac antiéremant dilouie doh peb sorte pligeadur memb permettet.



*En ùinécoed dé a vis Merh.*

# EN DEU-UIGUÊND MARTYR.

En tyrand Licinius hum laquas de bersécutein er Grechénion er blai tri hand pandêç, hac e ordrénas d'é ol sujité adorein er faus doueed. Goude ma oé bet spiset en ordrénance-cé ér guér a Sébaste, deu uiguênd soudard youancq ha courajus, péré e oe inou é goaruison, e zisclæerias é oènt crechénion, ha penaus ne oé tourmant erbet capable d'hobér dehai renoncjein d'er fé. Ordrénet e oe bet ar en ær ou disarmein, ou dispen guet cribeu hoarne, hac ou laquat ér prison sammet a rangenneu. Seih dé goudé é oé bet ordrénet ou laquat, durant en noz, ar ul lenne sclasset dré en nerh ag er gouyan. Quentéh él m'ou doé clenet ou santance ind hum accourageas en eile-éguilé : pet gàéh, e m'ind-i, en hun nès-ni dispriset er marhue é creis er hombat ? É pet occasion n'hun nès-ni laqueit hur buhé én dangér aveit hur Prince ? Péh inour, péh bonheur aveit omb souffrein ha merhuel aveit en hani en dès reit é Oaid hac é vuhé aveit hur prenein ! Nezé, én ur seüel ou deourne hac ou deulegad trema en nean, ind e laras : deu uiguênd-omb antréet él lice, accordet d'emb ehué, Salvér, deu uiguênd courôn.

N'ou doé quet achibnet mad ou feden, ma oènt bet casset d'el léh a ou zourmant, étal péhani en tyrand en doé groeit preparein deur mingle aveit er ré a nehai en devehé bet renonciet d'er fé.

Unan ag er soudardèd péré e oé laqueit d'ou goarne durant en noz ; e oé bet souéhet bras é huélet, ardro creinoz, ur splandér bras ar el lenne. Seuel e ras é zeulegad eit gùélet a béhan é té er splandér-cé, ha remerquein e ras ur vanden Ælèd, én nombre a nàu-ha-tregond, péré e salhé pebunan ur gourôn. Comprenein e ras quentéh é oé gùir Doué en nean hac en doar e zegassé er spereden eurus-cé aveit courôncin courage ha fideldæt é serviterion ; mæs, e laréêan, deu uiguênd-ind, perac enta nen dès nameit nàu courôn ha tregond ? É clasque comprenein quement-cé é oé, a pe huélas ur malheurus a nehai, feahet dré en aneouid, é colle courage hac é sortiein ag er hombat eit donnet d'en

deur mingle ; mæs quentéh èl ma hum daolas abarh, é collas hac é vuhé hac é inean, er malheurus ma oé ! Doué ne vennas quet neoah ma vehé bet chommet hemb fréh er beden devot ha gredus en doé groeit er Vartyrèd santel-men. Er goard-cé, touchet dré er péh en doé gùélet, hum gonvertissas d'er fé. Dihune e ras er goarden aral, péré e oé cousquet étal en tan ; disclærieín e ras debai é oé crechén, ha penaus é renoncié a galon d'én ol superstitioneu payan. Goudé quement-cé, én ur bedein er Vartyrèd santel d'obtenein aveit-ou guet Jesus-Chrouist er græce de verhuel aveit é Hanhue hac aveit é bloër, ean e yas d'hum laquat é léh er malheurus-hont péhani en doé collet courage ; ha, dré é bersévérance, ean e véritas receu er gourôn a vartyr hac er memb recompance guet er réral.

## RÉFLEXION.

Consideret courage en neu uiguênd Martyr-men, péré hum accouragé en eile-éguilé, én ul larèt : *antréet-omb deu uiguênd él lice, queméramb courage ol; dihoallamb nen dehé hanni a han-amb de vanquien a galon.* Disquamb guet-hai accouragein er réral de bratiquein er vertuyeu dré hur honzeu ha dré hun example.

*Eil Réflexion.* Én hou poénieu, cresquet hou courage dré en espérance ag er gourôn e zou preparet d'oh én nean. Pe huéleheoh er gloër dré béhani é recompance en Eutru Doué er souffranceu, hui hum rejouissehé a p'hum bresante un occasion benac d'andur. Ne chonget quet quement ér boén e gavér én bèt ag en nean ; mæs sellet doh en termein de béhani é conduie.

*Tairvèd Réflexion.* Groeit réflexion ar lâchoni hac ar valheur er soudard-cé, péhani e gollas courage casi ér fin ag er hombat, ha péhani, doh hum durel én deur mingle, e varhuas én-on quentéh. Na malheurusset-é-ean ! d'en dout collet èl-cé er recompance a guement a boén, dré ma vanquas a bersévérance, ha dré ne gavas coutantemant erbet én é grime, a pe gollas é vuhé ér memb amzér. Dalhet mad ér pratique ag er vertu ; martezé ne hoès mui meit mar-a-zé de vibuein ; mar det a colle courage, un aral e lamou hou courôn guet-n-oh. Péh quæ hac anquin eit en dén malheuruscé én ihuerne, gùélet er gourôn-cé e oé bet destinet oit-

ou, bac en dès collet ! Péh calonad a blabar nen dès ean a pe gonsidére en en dès hum daulet én tourmant éternel guet eune a souffrein hoah é boén un ær a amsér hemb quin, ha martezé bihannoh !

---

*En deuzécvéd dé a vis Merh.*

## SANT PAUL,

### ESCOB HA PATROM A ESCOBTI LÉON.

SANT PAUL, léshanhuet Aurélian, e oé guenédieg ag en Anglętèr. É guèrènt, tud a inour hac a vertu, el laquas abret ér scol guet un dén santel hanhuet Iltud, péhani e oé bet ean-memb unan a zisciplèd sant Germæn a Auxér. Én ur scol quer mad, ean e hroas, é bèr amsér, ur pourfit quer bras ér siance hac ér verturyen, ma tas quênt-pèl de laquat é vaestre quer souéhet m'er honsideras a nezé avèl ur Sant.

D'en ouaid a buemaêc vlai, ean hum dennas én un deserh, é péh léh é conduyas ur vuhé haval doh hani un æl, én ur dremeine ol é amsér én oræson hac ér gontamplation. Goudé en dout hum breparet d'en Urheu sacret hac en dout ou recenet guet ur grèd nehué, ean e guemèras guet-ou deuzèc Béleg vertuus bras, é compagnoneah péré é vihuas én ur santeleah admirable. Offrein e ré bamdé er sacrefice adorable ag en overen guet ur respet hac ur devotion extraordinær. Quer mortefiet e oé, ma vihué guet un tamieg bara hei ha deur, ha liès é passé en dé hemb daibrein nac ivet.

Er Roué ag en Anglętèr, dré m'en doé clevet er brud ag é santeleah, o hoantas er guélet, hac e gassas tud d'er hlasque. Er Sant, arribuet é palæs er Roué, e bourfitas ag en occasion-sé aveit cresquein gloër en Eutru Doué, ha gobèr e ras inou ur mad hemb fin é mesque en noblânce hac é mesque er bobl, dré en exemple ag é vuhé santel querclouss èl dré en nerh ag é bordéguéu leun a hrèd hac a fuemzér.

Goudé en dra-zé, rouè un avertissemant e hroas dehou un ÆL, ean e dréaas er mòr aveit donnet é Bretagne de berdégue en aviél. Él m'en doé un hoër léannès én ur houvand é bord er mòr, ne venas quet tremeine hemb hé guélet. Arlerh un devis santel étré-z-hai ou deu, é hoér e

gonzasidehou ag en diæzemant hac ag er boén e hroé er mor d'el léannésèd guet é dreus hac é dourmant. Er Sant, goudé en dout pedet Doué, e gommandas d'er mor hum denne, hac a houdé ne zas quet mui bet er houvand. Er grèd berhuidant en doé eit salvedigueah en ineaneu, e hroas dehou chomme un nebedicg amzér é inizen Ouessant, é péh léh é oé hoah billeih a dud hemb badiènt. Labourat e ràs guet é zeuzêc compagnon aveit ou instrugein ar er mystérieu ag er fé; ou honvertissein e ras dré er vertu e ré Doué d'é gonzeu ha dré en nerh ag er miracleu, péré e hroé é peb léh; ha bet en doé bet er gonsolation d'ou badéein ol.

Èl ma oé bet, goudé quement-cé, choéget eit bout Escob, ean e vennas refuse er gargue; mæs ret e oé bet dehou sentein doh Childebert, roué a France, pehani hum interressas én affær-sé.

Judaval, roué a Vretagne, e hroas donæson dehou ag er guér a Léon, é péh léh é hroas é zemeurance. Er Bugul santel-men e veillé perpet ar é boble hac er visité liès. Gobér e ras seuel ilisieu é mar-a-léh; ha dré é berdégueu douce ha carantéus ean e allumé un devotion vras é calonéu en ol. Anfin, goudé en dout conduyet pél-amzér, hac én ur fæçon santel bras, en ilis a Léon, ean e yas de receu d'en nean er recompance ag é labourieu apostolique, en deuzécvèd dé a vis merh, er blai puemb cand puarzèc-ha-puarnuguênd, ouaidet a zeà vlai ha cand.

## RÉFLEXION.

Er Bugul santel-men en dès labouret guet ur grèd dalhable aveit salvedigueah en ineaneu, ha groeit rantein èl-cé billeih a bloër de Zoué. Nen d'omb ér bed nameit aveit glorifiein Doué; labouramb enta aveit salvedigueah hun nessan, peb-unan revé é stad ha condition; rac ne ellamb gobér nitra hac e vehé agréaploh de Zoué, hac e rantehé dehou mui a bloër: hennéh-é é vrassan desir. Aveit salvein en ineaneu-é en en dès disquennet ag en nean ar en doar hac anduret memb er marhue; ha hui hou pehé er galon de lezel de golle, dré hou faute, un inean a béhani er bris e zou hemb fin, hac en dès coustet quement de Zoué? A pe gouéhé ul lon benac én ur fogel, hui en tenne a inon; hou prér e zou couéhet ér péhéd, hac e zou én dangér a gouéh én

ihuerne, heine astennehoh quet hou tourné eit er secour?

Mar en dès promettet Doué ur recompance quer caër aveit un tam bara, pé ur huérennad deur memb reit d'ur peur aveit astenne é vuhé; péh recompance ne receoüt guet Doué er ré e vou caus d'ou nessan de hounit er vuhé éternel? Labouret enta, revé hou possible, aveit salvedigueah hou predér; parreit ne vou offancet Doué; groeit hou possible eit ma vou inouret; laqueit réihtæt-vad én hou ty, é mesque hou serviterion; dessàuet hou pugalé é dougeance Doué, ha reit é peb léh example vad d'en ol.

---

### *En drizécvèd dé a vis Merh.*

## SANTÈS EUDOCE, PENITANDÈS HA MARTYRÈS.

EUDOCE, guenédicg a Samarie, neu doé, én hé youancquis, quin sourci nameit ag hum husquein bràu, a vragal hac a ridêc d'en divertissemanteu: chetu perac é tas quênt pêl de gouéh ér brassan disordreu.

Hur Salvér, er Bugul carantéus-cé, péhani hum blige é reneuéein, a amzér de amzér, er brassan miracleu ag é visériçorde, e zas de glasque en avad fariet-men.

Ur menah, én un dremeine dré er guér a Héliopolis, e logeas én un ty é harz hani Eudoce. En dén santel-men e sàuas ardro creinoz, revé é gustum, eit pedein Doué; hac, én ul leinein ul livre devot, ean e sàuas é voéh aveit parrat doh er housquet. El lectur e hroé e oé ar er poénieu éternel, de béré é vou condannet er béherion, hac ar en éternité eurus a béhani é jouissou er Sænt. Eudoce, souéhet doh er hleuet, er cheleuas guet curiosité, hac hum gavas scontet bras dré el lectur-zé.

De holeu-dé, hi e hroas pedein er menah de zonnet d'hé gùélet, hac e laras dehou, én ur grial: chetu hac e zou groeit enta a han-an, collet e vein eit birhuiquin! Biscoah n'em boé cleuet conze ag en tan éternel nac ag en treu e mès cleuet guet-n-oh en noz-men. Er menah, souéhet é cleuet guet-hi penaus ne houyé quet a guênt er gùirionéeu-cé, e houlennas guet-hi a béh léh hac a béh religion é oé: me zou, emé-hi, a Samarie; hac, eit larèt gùir, ne mès reli-

gion erbet ; ha chetu perac en e mès hum abandonnet de bep sorte vinceu. Sellet, goudé quement-cé, hac ean e zou possible d'eign achappe é raug er poénieu éternel. Ya possible-é, emé en dén santel, mar caret hum gonvertisscin ha gobér penigen, rac Doué e receu perpet guet madeleah, quet joé ha caranté, er béherion peniland. — Laret d'eign enta, emé-hi, petra e zelian gobér. — Arsàuet a béhein, e rescondas er servitour-men de Zoué, ha galhuet hemb tardein ur béléğ d'hou ç'assistein ha d'hou tisposein de receu er Vadiènt ; rac, aveit on-mé, me zou obliget de retourne d'em houvand, é péh léh en hou recommandein de bedenneu en ol venéh.

Eudoce e glasquas quentéh ur béléğ, hac hum daulas doh é dreid, én ul larèt : me zou er vrassan péhourès e zou bet biscoah ; mæs disquet e mès penaus miséricorde en Eutru Doué e zou hoah brassoh ; hoant bras e mès d'hum rantein crechénès : instruget-mé, mé hou pède, hac ordrénet d'eign er péh e bligeou guet-n-oh. Ordrénein e ras dehi quemér ur gusquemant modeste, ha passein seih dé én hé hampre é yunein hac é pedein Doué, hemb conze doh dén.

Goudé hé dout groeit quement-cé, hi e yas guet un habid a benitandès de gavouet un Escob hanhuet Théodot ; hac, hé face doh en doar, hi er pedas, guet hilleih a zareu, de rein dehi er Vadiènt. En Escob-cé, doh hé gùélet é dispositioneu quer santel hac ansaignet mad, hé badéas. Er Santes e hroas nezédoni-zon ag hé ol madeu d'er beurerion, hac e bedas en Escob d'ou fartagein étré-z-hai. Ne oé mui gùélet nezé nameit én ilisieu, ha donnet e ras de vout un example caër a benigen hac a vertu. Ne dardas quet ag hum laquat én ur houvand, é péhani é hroas ur benigen extraordinær, doh hum sellet perpet èl indigne a vihuein én ul léh quer santel.

Er Goarnour ag er brovince, én ur glenet en hi doé hum rantet crechénès, hac en hé doé madeu bras, e hroas er chonge d'ou lemel guet-hi ; mæs a pe huélas é oènt déja reit d'er beurerion, ean e vennas hé hontraignein d'adorein er faus douéèd. Er Santès er refusas guet ur hourage admirable : rac-cé é oé bet condannet de vout dibennet. Hé martyr e arribuas ardro puarzèc vlai ha cand goudé donnedigueah Jesus-Chrouist hur Salvér.

### RÉFLEXION.

Doué e hoarne, e vénage aveit er béherion certæn occasioneu eurus, certæn moyandeu a gonversion péré e zou perpet moyandeu sur a salvedigueah aveit er ré e gare pourfitein a nehai; mæs na malheurusset-é er ré ou raote inutil hac hemb fréh aveit-hai! Peb disprisance, peb dissourciage én occasioneu salvus-cé, e zou ur merche a obstination ér péhèd; hac en n'emb e abuse ag er græceu-sé e zou én dangér bras a verhuel én é béhéd. Eudoce, péhourès, e gleu ul lectur devot: el lectur-zé hé zouchas. Cheleuet e ras ér memb amzér er voéh a bræce en Eutru Doué, péhani e gonzé doh-t-hi én dôn ag hé halon, hac hi hum gonvertisses. Mèn é vehé bermen Eudoce, p'hé devehé bet grocit nezé er scoharne vouar? pe n'hé devehé quet bet pourfitet ag en occasion eurus-cé?

Guet a béherion en dès manquet ou salvedigueah, a béhani é oé en dalh doh er pourfit e zeliènt tennein ag ul lectur devot, dré béhani en en doé en Eutru Doué ou zouchet; ag ur perdêg ou doé bet cleuet, ag un avis mad reit dehai, ag un accidant triste ou doé bet gùélet, ag ur chonge, un inspiration santel ou doé bet; n'ou dès quet prezet pourfitein ag er momand eurus-cé; bouar ind bet doh er græce; péh ur malheur, allas! eit-hai! Oh! na cruellet e vou ou anquin én ihuerne, d'ou dout hum galetteit inemb de bræce Doué ér circonstanceu eurus-cé!

En Eutru Doué en dès martezé staguet salvedigueah mar-a-zén doh el lectur e hroeint ag er réflexion-men: péh ur malheur, mar hé rantant inutil aveit-hai!

---

## *Er buarzécvèd dé a vis Merh.*

## SANT MAMMAS, Martyr.

Tad sant Mammas, hanhuet Théodot, hac é vam, hanhuet Ruffine, ag en Asie, e oé crechénion devot ha santel, én ur vro carguet a bayanèd hac a dud barbar. Rai vras e oé er berséculion énep d'er Grechénion, eit ma vehé bet espernet deu zén ag ur vertu hac ag ur santeleah quer bras. Er Juge ag er guér é péhani é chommé Théodot, e receuas un

ordrénance a berh en Ampeleur eit gobér un inclasque ag er Grechénion, hac eit ou hontraignein d'adorein er faus douéèd, pé eit ou hondannein d'er marhue.

Théodot e oé bet arrestet unan ag er ré guetan ha casset d'er prison, sammet a rangenneu; a pe oé bet interroget, ean e zisclærias hardéh mad é oé préste de scùillein é oaid quêntoh eit sacrefiein d'en doueèd. Gortoz e ré bamdé en ær ma telié bout laqueit d'er marhue, a pe zas dehou chomme clan; é glinhuèd ne oé quet bet hir, ha merhuel e ras ér prison.

Ruffine, é brièd, péhani nen doé quet en dilausquet, hac en doé en héliet bet er prison, e oé bet quer glaharet, ma laquas ér bed, quênt hé zermén, ér prison memb, sant Mammas, ha merhuel e ras un dé arlerh hé frièd.

Er hroaidur e vehé bet marhue ehué inou pe ne vehé quet bet deit Doué, péhani e venné gobér a nehou ur martyr bras, d'er goarne dré ur brovidance particulièr. Un intanvès, péhani e oé crechénès vad ha læn a garanté, e gueméras er hroaidur, er mâguein e ras én hé zy, hac er hârein e ré èl pe vehé bet mab prope dehi; el laquat e ras ér scol, é péh léh é pourfitas quement, ma commançças, d'en ouaid a drizêc vlai, instrugein ean-memb er vugalé ag é ouaid; disquein e ré dehai, drès peb-tra, er gùirionéeu ag er religion a Grechéneah; gobér e ré dehai hanàouet er faussoni ag er superstitioneu payan; ha gounit e ras hilleih a nehai de Zoué. Nen doé meit puemzêc vlai a pe varhuas en intanvès en doé bet en dessàuet quer mad: én ur verbuel, hi e lausquas guet-ou madeu bras; mæs ean ou fartageas quentéh étré er beurerion.

Él ma oé bet oueit er brud ag en dén youancq santel-men bet er Goarnour a Césaré, ean e hroas en arrestein. Presantet-oé bet Mammas dirac er Goarnour, péhani, goudé en dout rebreichet dehou er péh en doé bet laret énep d'en douéèd ag er ranteleah, er solitas d'hobér sacreficeu dehai, én ur bromettein dehou ur recompance vras. Er Sant e rescondas guet un air tranquil hac assuret: ne véritehen-mé bout blâmet ha punisset memb, pe zehen de hanâouet eit Ampeleur ur soudard simple ag en armé, ha ma rantehen dehou é publique en inour péhani nen dé deliet nameit d'en Ampeleur hemb quin? Pe gavehen unan-benac a me han-

sortéd, hac e vehé disquentet assès eit guemér el soudard-cé aveit hur prince, ha hui e gavehé droug m'en didrompehen, ha ma tisquehen dehou penaus en Ampeleur faus-cé nen dé meit ur soudard distér hac ur sclave? Chetu asé, Eutru, er péh e mès groeit é andret er gùir Doué, ha Doué unique en nean hac en doar. Er Goarnour e oé bet souéhet é cleuèt ur rescond quen aviset, hac er hassas d'un tribunal aral eit bout juget.

Er Juge, goudé en dout groeit dehou souffrein mar-a-dourmant, doh er gùélet perpet ferme ha courajus, er hondannas, ér fin, d'er marhue. Er Sant hum laquas ar é zeulin eit recommandein é inean de Zoué; ha goudé en dout receuet mar-a-daul glean, ean e achihuas é vuhé dré ur martyr glorius, ardro er blai deu gand puemzêc-ha-tri-uiguênd.

## RÉFLEXION.

Un tad hac ur vam péré e laqua ou sourci principal de chervige erhat en Eutru Doué, e vehé diræson p'ou devehé enne ne zehé en Eutru Doué de guemér soign ag ou bugalé ha de bourvæein ol dehai. Tad sant Mammas e varhuas quênt ma oé bet gannet, hac é vam e varhuas doh el laquat ér bed. Biscoah croaidur ne oé bet quen dilausquet; orphelin e oé bet ag er momand ma oé bet gannet; deit-oé bet ér bed én ur prison, é mesque tud cri hac hemb fé, hac haval e vehé bet é telié merhuel en dé memb ag é gannedigueah; mæs Mammas e oé mab de zeu Sant péré en doé groeit de Zoué er sacrefice a bep-tra: Doué ehué e gueméras soign a nehou ag en ær ma oé bet deit ér bed; rein e ras dehou eit mam ur voès péhani en dessàuas erhat hac er hâré èl hé mab prope; hac er hroaidur-cé e zas de vout ur martyr bras ag en Ilis.

---

*Er buemzêcvèd dé a vis Merh.*

## SANT LONGIN, MARTYR.

SANT LONGIN e zou er soudard-hont péhani e zigueoras guet un taul lance costé adorable hur Salvér, a pe oé bet tàchet doh er groéz ar er manné Calvar. Gùélèt e ras Jesus-Chrouist é verhuel, hac é galon e oé bet touchet é huélet er

borhuden bras e arrihuas nezé ; mæs hum gonvertissein e ras aquêrh hac a barsant, a pe huélas é oé ressuscitet Jesus-Chrouist én amzér ma hoarné é vé guet er soudardèd eraï a béré é oé er habitén.

Commance e ras a nezé brudein Résurrection hur Salvér ; ha, deustou ma hroas er Scribèd hac er Farisiénèd ou fossible aveit er gounit dré bromesseu ha dré bresanteu, n'ou doé jamæs guellet gobér dehou tàuein. Larèt e ré perpet, hac é peb léh, penaus é oé ressuscitet Jesus ; hac aveit guellet er gobér guet mui a liberté, ean e yas guet deu ag é soudardèd de Gappadoce, é péh léh é perdéguas guet quement a nerh Passion ha Résurrection Mab Doué, ma bolas a véh hac a gonfusion er Juiffèd péré en doé ean crucefiet Er rémen, eit hum vangein, en accusas dirac Pilat, péhani, aveit pligein dehai, e gassas tud armet d'er blasque guet cargue og el laquat d'er marhue.

A pe bouyas er habitén santel-men é oènt doh er blasque dré guér, é léh hum guheia, èl m'en devehé elliet er gobér, ean e gomas doh-t-hai, hemb neoah hum hobér d'hanàuein. Hum offrein e ras dehai eit ou chervige, hac ou fedein e ras, guet calz a honestis, d'antréein én é dy. Goudé m'en doé reit dehai de saibrein ha d'ivet, hac ou arettet én ur fæçon carantéus, ean e laras dehai : m'amièd vad, deit-oh amen a berh Pilat aveit quemér Longin : chetu-mé amen, mé-memb-é ; queméret-mé hardéh-mad, ha groeit d'eign merbuel. — Non-pas, e m'ind-i, ne hroéhemb quet quement-cé ; rac, a vihanneah bout tud ingrat, ne ellamb gobér displigeadur erbet d'oh. — Displigeadur erbet, e rescondas er Sant : me lare d'oh hac hou ç'assure penaus er brassan pligeadur e ellet gobér d'eign, e sou gobér d'eign merhuel martyr. Arlerh en dout laret quement-cé, aveit discoein é goutantemant hac é joé, ean e gueméras un habid gùen, e bresantas dehai é houg, hac é oé bet dibennet ér memb momand.

## RÉFLEXION.

Ha hui e sou affliget, néhancet, poéniet, anjuliet, hemb soutén, hemb consolation ? Hum dennet a sperèd é costé adorable hur Salvér ; chetu asé hou retirance ; inou é cavehet hou confortance. Laret dehou hou poénieu ; mæs chelenet-ean a pe gonzou d'oh ehué ag é souffranceu.

Ha hui e zou tantet de golle espérance a hou salvedigueah, a gaus d'er hrimeu e hoès commettet, hou péet recour doh Jesus: hum dennet ér gouli ag é gosté, hac ean e larou d'oh : inean peur! ha hoant em behé-mé d'ha colle, arlerh ma on deit d'andur er marhue eit ous? Men divréh e zou astennet ar er groéz eit ha préhatat, me hosté ha me halon e zou digueor eit ha recèu.

---

## *En huézêcvèd dé a vis Merh.*

## SANT ABRAHAM, ERMIT.

Er Sant-men e oé guenédicg ag er Mésopotamie. Arlerh en dout passet é youancquis én dougeance santel a Zoué, é dad hac é vam e vennas en diméein. Caër en doé represantein dehai en hoant en doé de güittat er bed, ind er pressas quement ma consantas guet-hai diméein guet eune a zisplige dehai.

En dé ma æredas, èl ma santé é cresquein muyoh-mui én é inean en desir bras en doé de rein é galon de Zoué bemb partage erbet, hac en desir-zé cribueit hoah dré ur græce a ziar-hlué, ean e sortias é segrèd ag en ty hac hum dennas én ur broh guet en intantion de bassein inou é vuhé. É guèrènt, affliget bras, e gassas tud partout aveit cleuet un donéré benac a nehou, hac er seitêcvèd dé é oé bet cavet. É dad, é vam hac é brièd er pedas, guet hilleih a zareu, de zistroein d'er guér; mæs conze e ras doh-t-hai guet quement a nerh a vanité hac a zangérieu er bed, ma oènt bet touchet dré un example quer bras, ha m'ou doé ol consantet el lezel de hélie en inspiration divin, ha tremeine e ras inou hantér-hand vlai én ur benigen vras, én ur vêlein Doué noz ha dé.

En dout e ré un niès, péhani hum laquas de vout gouniet dré importunance un dén malheurus. Er hrime-cé hé zaulas én desespoér, hac é léh gobér penigen hac ur gonversion vad a hé léhedeu, hi e zas d'hum abandonnein d'er brassan disordreu.

Hé yondre santel, a pe hanàuas quement-cé dré ur révélation, e scùillas un abondance extraordinær a zareu, hac e hroas ur benigen vras eit obtenein guet Doué hé honver-

sion. Monnet e ras d'hé bavouet, ha larèt e ras dehi dré zoustér : me merh, dré garanté doh-oh é on deit bet amen; nen dan quet eit gobér rebreiche erbet d'oh; hanaouet e ran péh quer bras-é hou fragilité; mæs hou pedein e ran d'hou pout truhé doh hou ç'inean ha de zistroein doh Doué. É niès, souéhet bras doh er gùélet, ha hoah muyoh doh er bleuèt é conze quer bràu doh-t-hi, ne gredé quet seuel hé deulegad. Er méh hé doé, er rebreicheu a hé houciance hac hé glahar e viré doh-t-hi a ouilein hac a gonze. Ean e laras nezé dehi : ha ma enta, me merh, ne rescondet nitra d'eign : en hoant e mès d'hou salvein e zisplige d'oh; scùéh-oh doh men gùélet ha doh me hleuet? D'er honzeumen, er béhourès-cé hum daulas d'en doar doh é dreid, hemb rescond nameit dré hé dareu ha huannadeu.

Hé yondre, queu touchet èl d'hi, e laras nezé, én ur ouilein ean-memb : mar d'oh scontet ha trehiet dré en énormité ag hou péhedeu, m'ou hemér ar-n-an ha m'hum gargue a hobér satisfaction aveit oh de justice en Eutru Doué. Er verh e laras anfin, én ur grial : penaus en en devou en Eutru Doué truhé doh-eign, goudé em bout commettet quel liès a grime? O me merh! emé-ean, m'hou ç'assure a visériçorde en Eutru Doué; ag é berh é on deit d'hou clasque : credet sur penaus er manque a gonfiance én é vadeleah e vebé ur péhèd brassoh eit ol hou disordreu assamble. Nac é vebé en énormité hac en nombre a hou péhedeu brassoh eit en ol crimeu e zou bet hac e vou jamæs commettet ar en doar, é vadeleah e zou hoah mil ha mil gùéh brassoh, a p'en dé hemb fin. Jesus-Chrouist en dès groeit satisfaction aveit oh; quemèret aveit oh er satisfaction-zé dré ur gùir gonversion; casseit, dré ur gùir glahar, hou péheden, ha m'hou ç'assure ag er pardon a nehai. Ol en nean hum rejouissou a gaus d'hou conversion, ha hui e rei d'eign er brassan joé ha pligeadur e feben receu ér bed.

Er verh peur-zé, tinerreit é huèlet ur garanté quer bras, ha læn a hlahar, e laras : preste ha coutant-on d'hobér ol er péh e bligeou guet-n-oh commandein d'eign; hac, én ur seuel hé deulegad trema en nean, me Salvér ha men Doué, emé-hi, petra e ellan-mé gobér eit hou trugairéquat ag hou miséricorde extraordinær, a béhani e mès ur merche quer splan ér péh e hroet hinihue eit me salvein!

Er benitandès-men e renoncias d'er bed; bihuein e ras arlerh quement-cé ér pratique ag er vrassan penigen, ha merhuel e ras èl ur santès.

Sant Abraham e vihuas deu vlai goudé conversion é niès; ha, læn a vériteu, ean e rantas é inean eurus de Zoué é Grouéour, er blai tri hand huéæc-ha-tri-uiguênd, ardro en ouaid a buemzêc vlai ha tri uiguênd.

## RÉFLEXION.

Petra e zeliamb-ni considerein guet brassan souéh, pé en doustér a béhani en hum chervigeas sant Abraham eit distroein é niès ag hé disordreu, pé conversion gaër, devotion berhuidant ha penigen er benitandès vras-men? En eile hac éguilé e zou admirable: héliamb doustér sant Abraham, én ur gorrigein defauteu er réral; goulennamb devotion é niès, én ur hobér penigen ag hur péhedeu ni-memb.

*Eile réflexion.* Disquamb dré en example-men penaus, ne verne péh quer bras péherion e fehemb bout, é teliamb perpet laquat hun espérance hac hur honfiance é madeleah en Eutru Doué, péhani e zou preste de rein d'emb er memb græce hac er memb pardon, mar distroamb doh-t-ou dré ur gonversion hac ur changemant pront ha sincér. Mar en dès Doué quement a vadeleah eit er béherion, péh madeleah nen dès ean aveit er ré e za de changein a vuhé? Péh joé, péh consolation ne rei-ean d'er ré péré er hâre hac er chervige? O miséricorde men Doué! ô madeleah hemb fin! pihue e ellehé hou comprenein!

---

*Er seitêcvèd dé a vis Merh.*

## SANT PATRICE, ESCOB.

SANT PATRICE e oé guenédicg a Scosse. É vam, péhani e oé cår de sant Martin, Escob a Dour, en dessàuas én ur fæçon quer santel, én amzér ma oé croaidur, ma oé é ol bligeadur pedein Doué. D'en ouaid a huézêc vlai é oé bet queméret guet er barbarèd. Er ré- men er guêrhas d'un Eutru péhani el laquas de hoarne el lounèd. Durant é sclavage, péhani e badas toste de huéh vlai, deustou péh quer yeine e vezé en amzér, ean e sàué pêl quênt en dé eit gobér

oræson, hac hum laquat e ré ar é zeulin cand gùéh én dé ha cand gùéh én noz, aveit adorein Doué.

Goudé ma oé bet délivret a sclavage, ne espergnas nitra aveit hum rantein abil ér siance divin, ha receu e ras arlerh en Urheu sacret. Èl m'hum santé inspiret de labourat eit conversion en Irlandèd, ean e yas, dré avis sant Germæn, escob a Auxèr, de gavouet er Pab Célestin quetan ag en hanhue, péhani er receuas guet mercheu bras a istime, er groas Escob a Irlandre hac er hassas d'inou é calité a vissionnær apostolique.

Arrihue ma oé én Irlandre, ean e labouras guet ur boén haç ur fatique vras aveit instrugein en huguenaudèd; bet en doé hilleih de souffrein a berh er ré vras ha puissant ag er ranteleah, péré e oé contrel d'é intantion; mæs, dré er secour a hræce Doué, dré er moyand ag é instructioneu nerhus, ha dré en example ag é vuhé santel, ean e hounias ou ineaneu de Zoué, hac e inspiras dehai un devotion quer bras ha quer gredus, ma tas er ranteleah-cé, é péhani é oé quement a huguenaudèd, de vout hanhuet dehuéhatoh inisèn er Sæent.

Er gonversion general ag ur boble quer bras, ne ellé quet bout groeit hemb paud a viraclen: rac-cé ehué Doué e ras d'er Sant-men er bouvoér de gommandein d'en ahuél ha d'en tampeste, ha de rein er yehaid de hilleih a dud clan.

Èl ma té ur foul a dud de houlen er Vadiènt guet-ou, ha ma cresqué en nombre ag er grechénion, ean e ras en Urheu sacret d'er ré vertuussan a nehai, hac e laquas Escobèd é mar-a-guér ag en Irlandre; gobér e ras batissein couvandeu aveit menéh ha léannésèd; ha larèt e rér é hroas senel tri hand puemb-ha-tri-uiguênd ilis.

Anfin, en Escob santel-men, læn a vériteu ha carguet ag ur joé santel é huélet ranteleah Jesus-Chrouist diazéet én Irlandre, e yas de receu d'en nean er recompance ag é ol labourieu, er blai puar hand tri uiguênd, pé er blai arlerh, ouaidet ar en dro a huar blai ha puar uiguênd.

## RÉFLEXION.

Sant Patrice e bedé Doué cand gùéh én dé ha cand gùéh én noz. Ret-é pedein Doué hac obliget-omb d'er gobér liès bamdé, rac dobér hun nès ag é hræce hac a é secour; ret-é

pedein Doué particuliéremant de vitin ha de noz : de vitin, aveit en adorein, eit goulenne guet-ou é bræceu a béré hun nès dobér durant en dé, eit ma pligeou guet-ou turel é vénédiction ar hun deuéh hac ar hul labour; de noz, aveit en trugairéquat ag er græceu en dès reit d'emb durant en dé, hac aveit goulen guet-ou pardon ag er péhedeu hun nès commettet.

Sel-mui ma hoès a affærieu, emé sant Gregoër, sel-mui é teliet pedein, a gaus ma hoès mui a zobér a secour ag en nean aveit ou gobér mad. Queméret avis guet Doué én hou ç'affærieu, ha goulennet guet-ou sclærdér hac assistance : er gùir moyaud-é de zonnet de bèn a ol er péh e broéhet.

Ret-é ehué pedein guet respet ha modesti. Ha hui e gredehé conze doh ur prince ér fæçon ma conzet liès doh en Eutru Doué? Guet péh haste é laret-hui hou pedenneu! Ma n'hum antandet quet hui-memb, penaus é faile d'oh-hui en hou cheleuehé en Eutru Doué?

---

## *En drihuéhoèd dé a vis Merh.*

## SANTÈS EUFRASIE, GUÉRHIÈS.

ER Santès-men e oé guenédicg a Gonstantinople. Hé zad hac hé mam, brudet dré ou noblance, ha mui hoah dré ou vertu, goudé ou dout offret de Zoué ou merh unique, e vihuas assamble èl brér ha hoér, eit labourat parfætoh d'hum santefiein. Er vam vertuus-cé ne gonsé d'hé merh nameit a Zoué. Er haz doh er péhèd, dougeance Doué, er garanté doh Jesus-Chrouist, chetu petra e ansaigné er vam santelzé d'hé merh. Eufrasie, péhani en doé ur sperèd hac un natur excélant, e bourfitas quement a leçonieu hé mam, ma admiré en ol hé devotion d'en ouaid a buemb plai.

Goudé marhue hé zad, Eufrasie e hélias d'en Egypte hé mam, péhani en doé inou madeu bras, a béré n'hum chervigeas meit aveit gobér aléssonen. En intanvès santel-zé e broas inou hanàuedigueah guet léannésèd devot péré ne zaibrènt na quicg, na pesquèd, na fréh; péré e yuné bamdé hac e gousqué ar er halet. Un dé ma antréas ér houvand guet hé merh, goudé hé dout deviset un nebedicg amzér guet el léannésèd, hi e laras d'hé merh é oé mal monnet

d'er guér. Er hroaidur e rescondas : hui e elle monnet, me mam, a pe bligeou guet-n-oh ; mæs hou pedein e ran d'em lezel-mé amen guet el Léannésèd santel-men.

Er Supériorès e laras dehi : ret-é, me merh, retourne d'hou ty ; rac ne chomme amen nameit er ré en dès hum reit ol hac hum gonsacret de Jesus-Chrouist.

Er broaidur hum daulas nezé ar hé deulin dirac ur grucefi e oé inou, én ul larèt : hui-é men Doué ha me Salvér ; hum gonsacrein e ran d'oh eit mad, ô me Jesus douce ha carantéus ! ha ne sortiein quet mui a vamen. Hé mam hac er Supériorès, souéhet ha touchet, é huélet hé résolution quer courajus, e oé bet contraignet d'hé lezel ér houvand.

Eufrasie e gonduyas inou ur vuhé devot, humble ha mortefiet bras. Ur vuhé quer pur ne viras quet ne zas er goal-sperèd d'hé attaquein dré dantationeu ruste ha calet bras ; mæs, èl ma oé fidel d'ou disclærieiu d'hé hovézour, quement-cé e chervigeas bras dehi de zougue er victoër ar nehai. Un dé, doh hum santein attaquet dré un tantation horrible, dré béhani é oé troublet hé sperèd ha poéniet hé halon, hi e yas d'hum durel d'en doar doh troèd ur groéz, én ur grial : consideret, ô me Salvér ! er boén hac en tourmant e anduran ; hou péet truhé doh er viseraplan ag hou servitourésèd, péhani nen dès quin desir nameit de bligein d'oh, ha péhani, én drespet de ol arrage en ihuerne, ne cessou jamæs a hou cârein dré er secour a hou cræce. Doué hé délivras ag en tantation-zé, hac hé inean e jouissas a nezé ag ur peah bras.

Doh hum santein clan, d'en ouaid a dregond vlai, hi e receuas quentéh hé Sacremanteu dehuéhan guet un devotion nehué ; hac, én ur brononcein hemb cesse en hanhueu douce a Jesus hac a Vari, hi e achihuas ur vuhé quer santel dré ur marhue précius, ardro er blai puar hand dêc.

## RÉFLEXION.

En tantation ne espergne quet en ineaneu santellan, él léhieu memb pêl doh er bed hac ér houvandeu. Penaus é ellet-hui credein é tei er goal-sperèd d'hou espergnein é creis er bed, é creis hou tivertissemanteu, é creis er hompagnoncabeu dangerus ? Er ré péré hum blige én occasioneu-

zé ne cheleuant quet boéh ou houciance, guet eune a santein hé rebreicheu, ha guet eune a droublein ou figeadurieu; hac èl-cé é lonquant, allas! er péhèd avel en deur.

---

## *En nandécvéd dé a vis Merh.*

## SANTÈS AGNÈS,

### A URH SANT DOMINIQUE.

ER Santès-men, sàuet a Doscân, a guêrènt forh pibuicq; én doé un devotion vras a vihannicg, hac e dremeiné paud à amzér é pedein Doué. D'en ouaid a nàu vlai, hi e zisclæriàs d'hé zad ha d'hé mam en desir bras hé doé d'hum rantein léannès; hac ou fedein e ras, guet quement a zareu, d'hé laquat ér houvand, ma oènt bet obliget de rein dehi hé goulen.

Condule e ras inou ur vuhé quer santel, ma oé bet laqueit quentéh goudé m'hé doé bet groeit profession, ha d'en ouaid a buemzêc vlai, de vout Supériorès én ur houvand sàuet a nehué é Proceneu. Agnès ne sellas er gargue-cé meit èl un ingagemant hac un obligation eit-hi de rein d'hé boéresèd brassoh exampleu hoah a humilité, a vortefication hac a fideldæt d'er règle. Cousquet e ré ar en doar nuah, ha n'hé doé meit ur mein eit tresplêg. Durant puemzêc vlai, hi e yunas dalhable ar bara ha deur; hac, én ur guir, pratiquein e ras penigenneu quer bras, ma revinas hé yehaid; ér fæçon ma ellér larèt penaus er reste ag hé buhé ne oé bet meit ur hlimhuèd a languis, péhani ne hroas meit gobér hanaouet sclærroh hé grèd hac hé hourage. Eit larèt gùir, en Eutru Doué hé didommageas mad ag er rustoni innoçand e excelcé ar nehi hé hunan, én ur garguein hé inean a gonsolationeu a ziar-hlué, péré n'ellér quet expliquein, ha péré n'en dint hanàuet nameit guet en ineaneu en dès bet ou zanhoueit.

En habitandèd a Vont-Pulcianeu, hé bro, én ur gleuèt conze ag er splandér ag hé vertuyeu, hé fedas hac e hroas ou fossible eit hé laquat de zistroein d'ou bér. Ind e ras dehi ur houvand ou doé groeit seuel én ul léh é péhani é oé bet a guênt un ty a zebanche hac a libertinage. Er ræson-zé e zouguas er Santès de retorne de Vont-Pulcianeu. Hi e gue-

méras possession ag er houvand hac e laquas én-ou léannésèd a Urh sant Dominique, a bébani é bélié er règle. Hé example hac hé santeleah e laquas, hemb tardein, ur reihtæt hac ur grèd admirable ér houvand nehué-cé.

En Eutru Doué e accordas ehué d'er Santès-men en donæzon a viracleu. Èl ma oé bet unan ag hé léannésèd én dangér a golle er gùélet dré un droug e zas én hé deulegad, Agnès hum laquas é peden aveit-hi, ha quentéh en hum gavas el léannés-cé de vout gùelleit. Mæs ellein e rér larèt é oé er Santès hi-memb ur miracle hoab splannoh; car, eit bout-hi affliget dré glinhuédeu a languis, ne cessé nehi a labourat hac a boénieiu, guet er memb doustér hac er memb peah, èl p'hé devehé jouisset ag ur yehaid parfæt; hum gavouet e ré, deustou d'hé infirmitéeu, er guetan én ol excelciceu ag er houvand, ha gobér e ré peb-tra guet un air perpet coutant ha joéius bras.

Er fin, uset dré hé fenigennen hac hé hlinhuédeu hir, hi e rantas guet joé hé inean pur d'hé Hrouéour, er blai trisèc cand seitèc, d'en ouaid a zeu uiguênd vlai.

En devotion eit er Santès-men en dès groeit seuel pand a ilisieu én hé inour. Betac én Indre hac én Amérique é cavér couvandeu hac ilisieu péré e sougue hé hanhue.

## RÉFLEXION.

Pe vehé disquet hac instruget mad ol er vugalé a vihan, hillcih a nebai e vehé aviset mad ha parfæt én ou youancquis. Er Santès-men, d'en ouaid a buemzèc vlai, e oé quel læn a vertuyeu ha queu avancet é parfection, ma oé bet laqueit de vout Supériorès én hé houvand. Nen dé quet er blaïeu-é e ra en avistet hac er vertu; é peb ouaid é ellér bout aviset ha parfæt, a p'hum daulér d'er mad, ha ma labourér a barfæt eit avance ér pratique ag er vertuyeu.

*Eile Réflexion.* Er Supériorès santel-men, eit bout-hi perpet affliget dré glinhuédeu a languis, e hroé neoah peb-tra guet un air coutant ha joéius, hac e gonzé perpet doh pebunan én ur fæçon douce hac amiable. Quement-cé e oé un effèd ag er garanté vras e oé én hé halon.

Ha ni hun nès, én hur hlinhuédeu, er memb patiantæt hac er memb doustér é andret tud hun ty? Pe arrihue un droug pé un néhance benac guet-n-emb, pé ma hum sàue unan-

benac énep d'emb, nen d'omb-ni martezé chagrinus, pront ha colérus é quevér er ré e zou én dro d'emb, hemb ellein memb rein rescond vad erbet de zén? Ne zeliehé quement-cé gobér d'emb hanàouet péh quer bihan a garanté hun nès?

---

## *En uiguéndvèd dé a vis Merh.*

## SANT ZACHARIE, PAB.

ANASTAS, goarnour a gabinet livreu er Pab, péhani en dès scribuet buhé sant Zacharie, e gommance dré rein d'emb santimanteu bras hac ihuél a santeleah er Pab-men.

Er Pab Zacharie, emé-ean, e oé en humplan hac en douçan dén ag er bed; ruste-oé doh-t-ou é hunan, mæs douce ha mad é quevér er réral; douguet bras e oé de rantein chervige d'en ol; é garanté e oé hemb musul. Quen trubéus e oé, ma vehé bet laret nen doé ur galon nameit aveit santein misérieu é nessan; en dout e ré un avistet drès er gumun, hac é santeleah en doé hoah mui a splandér eit ol er halitéeu bras-cé. Dré ur mêlation quer caër-é, é commance en dén instruget-cé en histoër a vuhé er Sant-men.

Zacharie, guenédicg ag er vro Grec, goudé bout deit én Italie, e oé quer brudet ha quen istimet é Rome, a gaus d'é siance ha d'é vertu extraordinær, ma oé bet choéget aveit goarne ha conduie en Ilis, arlerh marhue er Pab Gregoër trivèd.

Él ma oé pêl-quênt en Italie affliget ha troublet dré er boble a Lombardie, er Pab santel-men e labouras hilleih aveit dégasse inou er peah. Commance e ras dré zistanein colér en Eutru Doué dré er benigen hac oræson; monnet e ras ean-memb de gavouet Roué el Lombardèd; conze e ras doh-t-ou én ur fæçon quen admirable, m'en douguas d'achibue er brézel. Er Prince-zé, souéhet é buélet doustér hac air a santeleah er Pab én é gonzeu hac én é ol gomportemant, e accordas dehou ol er péh e houlennas hac e hroas un accord a beah quen avantajus d'en Ilis, él ma ellé en desirein.

Quentéh él m'en doé er Sant rantet er peah d'en Italie, ean e laquas é ol studi de gorrigein en disordreu e zleige ordinæremant er brézel ar é lerh. Goudé en dout groeit pra-

tiquein en devotion ér guér a Rome, florissein er Religion én Italie, ha groeit santein en efféden ag é sourci a Vugul general bet er broyeu ag er sàne-heaul hac ag er buh-heaul; can e labouras eit seuel en ilisieu e oé bet distruget. Biscoah Pab ne labouras guet mui a soign hac a studi aveit afferieu en Ilis, nac ebué guet mui a vonheur hac a bèn-vad; veil-lein e ré ar bep-tra, ha n'hum refusé de nitra.

Roué el Lombardèd, péhani en doé groeit un accord a beah guet en Italie, e zas de verhuel, ha Rachis, prince a Lombardie, e dorras er peah, hac e laquas é armé tro-ha-tro d'er guér a Bérous aveit hé hemér dré nerh. Er Pab, perpet læn a garanté doh é boble, ne dardas quet a monnet de gavouet er prince Rachis, doh péhani é conzas guet que-ment a nerh, m'en obligeas d'hum dennein d'é vro guet é armé: é gonzeu e yas memb quen dôn ha quer sôn é sperèd er Prince-zé, ma renoncias d'er bed, ha m'hum dennas é couvand Manné-Cassin, aveit chongeal hemb quin én é salvedigueah.

Aufin er Pab santel-men, læn a vériteu, e varhuas, èl ma varhue er Sænt, er blai seih caud deu ha hantér-hand.

## RÉFLEXION.

Er Pab Zacharie, dré é zoustér admirable, e zé de bèn á guement tra e laqué én é chonge. Guet bihan a gonzeu, can en dès disarmet mar-a-Brince, achihuet mar-a-vrézel, la-queit er peah é peb léh ha reihtæt é peb-tra. Conzeu er Sænt en dès ur vertu hac ur bouvoér bras. Èl ma conzant attàu ha ma hroant peb-tra guet doustér, guet avistet ha caranté, ou avis e vé perpet receuet mad; sentein e rér doh-t-hai; gobér e rér er péh e larant, ha dihoal e rér a zispli-gein dehai. Péh quer bean é vehé lamet er fal gustumeu, corriget er vinceu, ha laqueit én hènt mad, er ré e sou fariet ha lamet a nebou! péh quer bean é vehé changet fal inclina-tioneu er vugalé, pe vehé en ol tadeu ha mameu hac en ol mistre douce, aviset ha caranteus!



### *En unan-ar-n-niguènd a vis Merh.*

## SANT PIE, PAB HA MARTYR.

SANT PIE, guenédieg a Aquilé, goudé en dout bum rantôt abil én é youancqeis, ha condoyet ur vuhé devot, e zas de Rome guet en intention a avance hoah muyoh-mui ér siance hac ér vertuyeu. Receuet-oé bet én ur houvand é péhani paud a Vêlean e vihué assamble avel menéh. Denstou ma condyyé er Vêlean-cé ur vuhé santel ha læn a hrèd, ind e admiras quênt-pêl grèd ha devotion extraordiner er Santmen, é garanté vras aveit er beurerion hac en desir berhuidant en doé de labourat eit gloër er religion a Grechéneah.

Goudé ma oé bet martyriset er Pab sant Hygén, er Grechénion e bassas tri dé é pedein hac é yunein, eit obtenein guet Doué ur Pab péhani en devehé bet en ol calitéeu requis eit conduie en Ilis én un amzér é péhani é oé quen exposet de bersécutioneu er bayanèd hac en hérétiquèd. Arlerh en tri dé-cé é oé bet choéget, d'ur memb boéh, sant Pie, péhani e oé hanàuet a bêl-amsér guet en ol dré é santeleah hac é vérit bras.

Er Pab santel-men e hroas mar-a-réglemant caër. É huélèt penaus certæn ilisieu e viré er gouil a Basque d'er buarsècvèd dé a loërad merh, ean e ordrénas ma vehé bet miret dré ol en Ilis d'er sul quetan arlerh en dé-cé, èl ma oé bet groeit é Rome hac él léh aral beta nezé. Rein e ras réglenneu læn a avistet aveit er guèrhiésèd péré hum gonsacré de Zoué dré enéb a huerhtat; réglein e ras penigenneu aveit er ré en devehé bet conéhet é certæn fauteu. Er bas hac en dongér en doé doh en touadelleu ha blasphémeu e hroas dohou excommunicin quement hanni en devehé bet conéhet é péhedeu quen horrible.

En hérétiquèd, péré e attaquas en Ilis én é amzér, e excolças é grèd hac é batiantæt; mæs er Bugul mad-men e zas, dré é sourci, de bèu ag ou hanàonet, hac a ou feahein dré ou nerh ag é zoctrine. En dud malheurus-cé e gueméras quement a gaz doh-t-on, m'ou doé en accuset dirac en officerion payan èl brassan anemis ou douéèd. En officerion-sé e hroas accusein er Pab santel péhani, goudé en dout an-

duret hilleih a boén hac a visér én é brison, en doé bet er bonheur d'achihue é vuhé dré er martyr, er blai cand seih ha bantér-hand, goudé en dout conduyet en Ilis durant nàu vlai ha hantér nameit tri dé.

## RÉFLEXION.

Mar en doé er Sant-men quement a gas hac a zougér doh en touïadelleu ha blasphémeu, ma excommunié er ré e gouébé ér fauteu-zé, péh glahar nen devehé-ean bet, ha petra en devehé-ean groeit én hun amsér-ni, é péhani é cavér quement a douïerion, ha quement a dud malheurus péré e vlasphème quel liès en hanhue santel a Zoué, dré on honzeu abominable, ha péré e lausque quement a vallohen hac a valédictioneu horrible! En teadeu infâme ha sacrilège-cé, en dud-cé hemb dougeance erbet a Zoué, e vihue ar en doar èl diaulèd hac er ré dannet én ihuerne; hac én dangér bras é mant a zichen guet-hai ér punce tihouél-cé, é péhani é contiouéint er memb langage e zalhant ar en doar. Doué ne lausque quet hemb punition, ér bed-men memb, er blasphémeu hac en touïadelleu, revé m'en disque d'emb er Scritur santel dré er honzeu-men : *En dén péhani e douïe liès e vou læn a fallanté ha carguet a béhedeu, ha goalen en Eutru Doué ne sortiou quet ag é dy.*

Én oræson dominical, pé ér *Bater noster*, ni e lare hemdé de Zoué : *hou ç'hanhue revou santefiet.* Glorifiamb enta en Hanhue a Zoué, ha n'er prononçamb jamæs nameit guet en inour hac er respet e zeliamb d'en Hanhue quer bras ha quer santel.

Jesus-Chrouist e lare d'emb én Aviél : *Revou hou comps ya, ya, non-pas, non-pas; rac er péh e larehet open e zo a hoal-berh.* Mar d'oh enta sourcius ag hou salvedigneah, n'hum ancoéhet quet de larèt memb certæn conseu péré e zou quer cumun é mesque er boble, ma cavér tud péré n'ellant quet larèt dihue gouse doh-tu, hemb prononcein guet-hai unan benac ag er guirieu-men, *pardien, mordien, me fé*, hac er sorte-zé. Mar e hoès sourci d'hum virèt doh er ré-men, é vou æs d'oh dihoal doh réral péré e hroa que-ment a songér que ne gredan quet ou hanhuein. Mar d'oh, dré valheur, accustumet de larèt unan-benac ag er sorte-men, chonget é oh obliget de laquat gùel éhuéh én hon

conzeu, ha de labourat a barfæt d'hum zizobér ag er goal accustumance-zé e hoès queméret. Groeit enta ur benigen benac quel lïès gùéh èl ma arrihuehé guet-n-oh couéh ér fauten-zé : dré example, groeit un acte a gontrition, pé laret ur Batér, pé groeit ur mortefication benac; ha quênt-pêl, dré græce Doué, é huélebet hilleih a changemant én-oh.

---

*En eile dé ar-n-uiguênd a vis Merh.*

## SANTÈS CATELIN A SUÈD, Guérhiès.

Er Santès-men, Princès a Suèd, ha merh de Ulfon ha de santès Bréhèt, e oé, ag en ouaid tinerran, douguet bras d'er vertu, hac en doé hilleih a zongér doh ol er péh e vlessé er modesti hac er burtæt.

Èl m'en doé unan ag en duchentil vrassan a Suèd, hanhuet Egard, hé goulennet aveit priêd, hé zad hé fromettas dehou. Er verh santel e représantas d'hé zad en desir hé doé de chomme perpet gùérhiès; mæs, é huélet ne oé quet ean coutant, hi e gousantas guet-ou, én gorto en en devehé reit Doué dehi er græce de hoarne en trézol précius ag hé gùerhtæt.

Én effèd, en dé ma æredas, hi e gonzas doh hé frièd guet quement a nerh ag er brìs hac er mérit ag er guerhtæt, ma oènt deit ou deu d'hum obligein dré rô d'hé honservein bet er marhue, ha de vihuein assamble avel deu æl.

Ur résolution quer courajus e véritas dehai græceu bras ag en nean. Doué e scùillas én ou haloneu en doustér, er joé-cé a ziar-hlué péhani e hroa dispriseîn pligeadurieu en doar hac e ranté lézen Doué douce hac æz de vout miret. Èl n'ou doé nameit ur memb isprid, ou haloneu ne zezirènt nameit ur memb tra. Ind hum zougué en eile-éguilé, dré ou example, de bratiquein en oræson, er mortefication hac en œvreu mad; ha durant ma oènt bet assamble, ind e vihuas én ur garanté parfæt.

Er Santès-men e dremeinas mar-a-vlai é Rome guet hé mam. Inou é passé guet-hi en darne muîhan ag en amzér é pedein ar véieu er Vartyrèd, é visitein er beurerion, hac é pratiquein en œvreu a garanté; open quement-cé, hi e yuné bamdé hac e hroé oræson pedair œr bamdé. Hé bouzeu hac

hé devisen guet hé mam santel e pé liessan ar Bassion hur Salvér; hac a pe zé dehi contamplein er mystér bras-cé, hé halon e vezé quen tinerreit ma scùillé ur mor a zareu.

Goudé hé dout distroeit de Suèd, arlerh marhue hé mam, hi hum laquas én ur houvand merhèd santel, péré, é huélet hé humilité hac hé devotion, e hroas quement m'ou doé hé hontraignet de guemér er gargue a Supériorès. Hi e ras nezé dehai réglen sant Salvér, péhani hé doé pratiquet é Romé guet hé mam, ha Doüé e ras bénédictioneu én abondance d'en Urh nehué-cé.

Anfin, én ur santein hé nerh é vihannat, hi e hanàuas é tosté hé ær dehuéhan. Puemb plai ar-n-uiguênd e oé ma hé ordinæremant bamdé de govessat, hac er gobér e ras hoah én hé hlinhuèd dehuéhan guet un disposition nehué. Él ne bermetté quet hé hlinhuèd dehi receu er gommunion, hi e houtennas er græce ma vehé bet dégasset dirac-t-hi er Sacremant adorable ag en Autær; ha goudé hé dout groeit, guet un devotion tinér, é presance hé Salvér, acteu a fé, a espérance, a garanté hac a gontrition, hi e rantas dehou hé inean, ardro er blai trizèc cand ha puar-uiguênd.

## RÉFLEXION.

Santès Bréhèt en dès groeit ur Santès ag hé merh. Ur vam devot, péhani e ra example vad hac instructioneu santel d'hé bugalé, ou rante ordinæremant haval doh-t-hi. É contrel, manque a zevotion er vugalé e zou ordinæremant en héritage e lausque guet-hai ou hêrènt hemb devotion.

*Ejle Réflexion.* A pe ziméér guet dispositioneu santel, en hum gavér eurus ér stad-cé. Péh contantemant, péh lehuiné, péh consolation nen dès bet er Santès-men é compagnoneah hé fried!

Petra e zou caus ma huélér quement a hoal-ziméigneu, nameit rac nen dès quet calz a ziméigneu sántel? Nen dès nameit vertuyen er priédeu e elle rantein en diméignen eurus.

*Tairvèd Réflexion.* Santès Catelin a Suèd en dès conduyet ér stad a briédereah ur vuhé haval doh hani un æl. Ma ne hoès quet erhoalh a vertu eit hélie un example quer parfæt, revehet douguet d'er bihannan, dré en example-men, de hoarne ér burtæt requis ha nécessær ér stad é péhani é vihuet.

*En drivèd dé ar-n-uiguénd a vis Merh.*

## SANT VICTORIEN, MARTYR.

Er Sant-men, guenédicg ag en Afrique, e oé goarnour ag er guér a Garthage, hac hum acquitté guet ur fidelded bras ag é gargue én amsér ma commanças Huméric, roué er Vandalèd, hérétique ahurtet ha tyrand cruel, persecutein er Grechénion. Er Roué digouciance-zé, goudé en dout laqueit d'er marhue un nombre bras a nehai, ha divroet open tri hand Escob ha toste de huemb mil dén a ilis, e chongeas donnet de bèn a hobér de Victorien changein a religion, é spécial arlerh er santance ruste en doé douguet inemb d'er Grechénion catholique. Scribuein e ras dehou ul libér læn a gonzeu gracius, é péhani é verché dehou nen doé doutance erbet ne oé instruget a sivout er péh e oé én é secrèd, hac en en doé hoah bihannoh a soutance a sivout é aboeissance parfæt d'é ordrénanceu; hac, én ur guir, mar caré changein a religion hemb resistance erbet, é ellé bout én gorto a receu guet-ou peb sorte faveurieu. Victorien, péhani e oé é selle peb ær m'en devehé arribuet guet-ou un dra-benac haval doh quement-cé, e rescondas d'er Roué quentéh, en en trugairéqué ag er mercheu a vadeleah a béré é veoné en inourein, hac en en assuré penaus nen devehé cavet hanni é mesque é sujité fidelloh nac aboeissantoh eit-ou, a pe vehé bet question ag er chervigein; mæs, é fæt ag er religion, en er bredé rai joste eit goulen m'en devehé manquet a vout fidel de Zoué, ha m'en devehé groeit nitra inemb d'é gouciance; penaus é oé mæstre de lemel guet-ou é gargue hac é vadeu, d'hobér el losquein é bihue pé en tourmantein èl m'en devehé caret; mæs nen devehé jamæs groeit dehou consantein d'er péh e verché dehou én é libér; hac anfin, nac en ol madeu a béré é ellé bout én gorto ér bed, nac en tourmanteu cruellan, nen devehé hirhuiquin groeit dehou renoncieín d'er fé.

Ur rescond quen hardéh ha quen digne ag ur brechén parfæt, e laquas Huméric é colér, péhani, ar en ær memb, e hroas arrestein Victorien hac en tourmantein ér fæçon

cruellan. En ordrénance barbar-cé e oé bet accomplisset guet hé ol rustoni. Er Sant e oé bet tourmantet ar ur marh-coëd; arrouset-oé bet guet yvle berhuidant, hac é gorve e oé bet dispennet guet ur gribe hoarne. Andurein e ras tout guet ur bourage, guet ur peah ha guet ur joé péhani e hroé d'en tyrand colle espérance ag er gounit, hac e greasquas, ér memb amsér, courage er Grechénion fidel. Anfin, goudé en dout souéhet é vourreàuion ha combattet guet quement a gourage, ean e obtenas er gourôn a vartyr, er blai puar hand puar-ha-puar-uiguênd.

RÉFLEXION.

Er Sant-men e oé fidel d'er Roué; mæs fidelloh e oé hoah de Zoué. A pe zas d'er Roué barbar-cé proposein dehou abandonnein é religion, ean e rescondas penaus en ol madeu e ellé espérein ér bed, nac en tourmanteu cruellan, ne vehent quet bet jamæs capable d'hobér dehou renonciein d'er fé na de zispligein é fæçon erbet de Zoué: hac, én effed, colle e ras é gargue inourable, hac é vuhé memb, quêntoh eit manquein d'er fideldæt e zelié de Jesus-Chrouist. Na brasset, na parfætet e oé é garanté! Dré hun œvreu-é é teliamb discoein ha ni hun nès ur gùir garanté doh Doué: petra e hroamb-ni aveit Doué? petra e anduramb-ni aveit Doué? Ma ne falle d'emb souffrein nitra aveit-ou, ha ni e elle, é gùirioné, larèt en er hâramb? Ha ma n'er hâramb quet, péh malheur aveit omb!

Nen dès nitra justoh, nitra avantajussoh, nitra douçoh aveit cârein Doué; ean e zou er vràuité hac er vadeleah memb, dré béhani é ma peb-tra bràu ha mad. Mar câran quement en treu bràu, péguement ne zelian-mé cârein er vràuité memb! Doué en dès reit d'eign er vuhé hac en dès formet me halon; nen d'on ar en doar ha ne vihuan nameit eit er hârein: ma n'er hâran quet enta, é véritan er marhue.

De bihue é aboeissein-mé, ma n'aboeissan de Zoué? Commandein e ra d'eign er hârein édan boén a zannation; é varaouis e bromette d'eign mar er hâran; reit en dès é vuhé ha scùillet en dès é Oaid dré garanté doh-eign, hac aveit m'er hârein: ha ma, me inean, madeleahen quer bras, gourheméneu quer juste, menaceu quen terrible, promesseu quer caër, ne veint-ind jamæs capable d'ha touchein? Péh sorte

nainr e zou én ha calon, ma ne gârès quet un Doué quer bras ha quer santel, un Doué quer mad ha queu digne de vout câret?

*Ah! men Doué*, e laré sant Augustin, *pihue oh-hui, ha pihue on-mé, eit ma commandehoh d'eign hou cârein, ha ma em menacehoh ag er brassan malheur, ma n'hou câran quet? Hac éan e zou brassoh misér eit on, aveit chomme hemb hou cârein? Ne verne ha m'hou cârehé pé n'er groein quet, péh avantage ha péh sorte col e hoès-hui eit quement-cé? Ha hui e vou eurussoh mar hou câran; ha manquein e rei un dra-benac d'hou ponheur ma n'hou câran quet? O caranté men Doué! hui e falle d'oh m'hou cârein, eit me rantein eurus dré ur garanté em bou bet aveit oh! Ah! rai zehuéhat en e mès hou câret, ô brâuité perpet ancién ha perpet nehué! rai zehuéhat en e mès hou câret!*

---

## *Er buarvèd dé ar-n-uiguénd a vis Merh.*

## SANT LUBIN, Escob.

En Sant-men, gannet é Poitier, e bassas er blaieu queton ag é yoaancquis é hoarne en devèd. É guérènt, péré e oé peur a vadeu er bed, mæs honeste ha devot bras, en doé bet sourci d'en dessàu é dougeance Doué. En aboeistance hac er respet en doé perpet aveit é dad hac é vam, e dennas ar nehou bénédictioneu particuliér a béré er hargas en Eutru Doué durant é vuhé.

Un dé, én ur monnet guet é zevèd, ean hum gavas guet ur menah de béhani é tisclærias en hoant bras en doé de zisquein lejne, hac er pedein e ras d'hobér dehou un *A B C*. Er menah, læn a joé é huélèt er volanté vad en doé er pautrieg peur-cé de zisquein, e verchas dehou, guélian ma ellas, el lettrenneu. Er broaidur, én ur monnet ha donnet, e selle perpet doh é lettrenneu, eit ou homprenein revé ma oé capable. É dad, é huélèt en hoant en doé de zisquein, el laquas ér scol, ha donnet e ras de vout abil é bèr amzér.

Instruget muyoh hoah dré græce Doué eit dré el livreu, ean e zas d'en dout ivi doh er ré péré, pêl doh saffar er bed, en doé en ol amzér de chongeal én ou salvedigueah, ha de gontamplein é peah er mystérieu santel: quement-cé e broas dehou, goudé en dout obtenet permission é dad hac é vam,

hum dennein én ur houvand. Èl m'en doé inou paud a excelciceu hac hilleih a labour bamdé, ean e lammé guet é gousquet en amzér e ré d'er studi.

Eih vlai e oé ma conduyé ér houvand-cé ur vubé humble ha devot, a pe zas hoant dehou de monnet de huélèt sant Avy, ermit, aveit disquein guet-ou en hènt ag en ihuellan parfection. Partiein e ras dré bermission é supérior. Sant Avy er receuas guet hilleih a garanté, hac e gueméras sourci d'en instrugein ar er péh e zesiré, ha quênt pêl é tas d'er bonsiderein èl é væstre ér vubé spirituel.

Doué e ziscoas chué é santeleah dré hilleih a viracleu. Rapportet-é penaus én amzér m'hum breparé en dud de védein er bléad, é sàuas un ahuél hac un tampeste quer bras, ma oé dangér ne vehé bet oueit peb-tra de golle. En dén santel-men, touchet én ur gonsiderein en dommage hac er revin de béré é oé exposet er hartér, hum laquas én oræson, ha quentéh arlerh m'en doé taulet én air ag en amzér un nebedicg yvle en doé beniguet, en ahuél hac en tampeste e cessas én ur momand.

Èl ma oé deit en Escob ag er gùér a Chartre de verhuel, er roué Childebert e gueniguas sant Lubin eit derhel é léh. En ol e hanàuas sclær volanté Doué ér choége en doé groeit er Prince; mæs ne oé quet æz gounit ar humilité er Sant, péhani ne ellé quet consantein bout Escob, quen indigne èl m'hum gavé ag ur gargue quer bras. Mæs ret-oé bet dehou anfin hum rantein de ordrénance er Roué ha d'en desir en doé en dud a ilis hac er boble d'ou dout-ean eit bugul.

En dignité-zé ne hroas nameit cresquein é hrèd hac é zevotion. En ur sonnet de vout perpet humploh, peurroh ha disterroh dirac é zeulegad prope, ne gonsidéré en dignité vras-cé nameit èl un obligation aveit-ou de gonduie ur vubé parfættoh. Hum acquitein e ras a ol devérieu ur Bugul fidel; ha, dré é zoustér, ean e gonvertissas er vrassan péherion.

Anfin, læn a vériteu, arlerh ur hlinhuèd poénius e anduras durant seih vlai guet ur resignation parfæt de volanté Doué, ean e rantas é inean d'é Grouéour er blai pueamb cand seih-ha-hantér-hand.

## RÉFLEXION.

En aboiessance hac er respet bras en doé er hroaidur

youancq-men aveit é dud, e dennas ar nehou græceu ha bénédictioneu en Eutru Doué durant ol é vuhé; receu e ras er græce de hoarne é innoçance én é youancquis, ha de vout, goudé quement-cé, ur menah devot, hac anfin un Escob santel. Er vugalé abocissant péré e zougue én ou halon respet aveit ou zad hac ou mam, e zou perpet beniguet guet Doué, ha receu e rant guet-ou ur vuhé hir hac eurus. É contrel, er vugalé dissènt, péré n'ou dès quet respet eit ou zud, en devé ordinæremant ur fin malheurus. Ne hroant liessan abad ou buhé nameit couéh ag ur malheur én un aral.

*Eile Réflexion.* Er Sant-men, én ur hoarne el lonnèd, hum gavas guet ur menah, de béhani é tisclærias en hoant en doé de zisquein leine, hac er pedein e ras de larèt é leçon dehou. Péguement a dud e gave én ou youancquis en occasion de zisquein leine, ha ne bourfitant quet a nehi ! Ul lod vad a nehai en devé quæ arlerh. En amzér m'en dint youancq ne gomprenant quet péh quer pourfitable e elle bout eit-hai gout leine; mæs hui, tadeu ha mameu, mar dès moyand, ne vanquet quet en occasion d'ou laquat de zisquein; ne fehoh quet rein dehai un avantage caërroh. Nezé é elleint hum instrugein ar ou religion dré livreu mad, hac instrugein hilleih a réral; disquein e reint cannenneu spirituel ha devot, hac hilleih a dreu aveit réglein erhat ou buhé.

---

*Er buemvèd dé ar-n-uiguènd a vis Merh.*

## ANNONCIATION ER HUÉRHIÈS GLORIUS VARI.

Mystér en Incarnation, péhani e oé bet accomplisset ér momand m'en doé en Æl en disclæriet hac en annoncet d'er Huérhiès santel, ha m'hé doé reit hé housantemant, e zelie bout consideret èl er hommancemant ag hun ol mystérieu, er fondæzon ag hur religion, er guetan mamèn ag hun eurustet, hac er mystér dré excélance a vadeleah hac a garanté Doué én hun andret.

A pe oé arribue er momand destinet a ol éternité aveit gobér er peah étré Doué hac en dud, Doué e zavéyas en æl Gabriël d'er guér a Nazareth, de gavouet er Huérhiès Vari, én amzér ma oé én oræson én hé zy, aveit disclærièin dehi en en doé-hi choéget eit dougue er fréhen ag er vuhé véri-

table, aveit bout mam de Rédamptour er bed. En Æl, leen a respet aveit en hani e gonsidéré déja èl é Rouannès, e laras dehi : *M'hou salude, læn a hræce, en Eutru Doué e zou guet-n-oh ; hui è zou beniguet drès en ol groagué. Mari, cavet e hoès græce dirac Doué ; hamb blessein hou purtæt a huerhiès, é conceuchet ur mab ; el laquat e rehet ér bed, hac en hanhuein e rehet* JESUS : *bras e vou hac inourable é peb fæçon ; ha, dré er burhudeu bras e hroei, é vou hanhuet eit Mab d'en Ol-buissant.*

Durant ma conzé en Æl, er Huérhiès Vari, dré ur sclærdér a ziar-hlué, e gomprenas er mystér bras-men ; ha, læn a humilité, hi e laras : *Chetu amen servitourès en Eutru Doué ; p'en dès prezet turel é zeulegad ar-n-an, deustou péh quen indigne-on, é volanté santel revou groeit : revou groeit d'eign reré hou conzeu.* Nezé é tisparissas en Æl ; hac ér momand eurus-cé é oé bet accomplisæt en ol profætieu péré e brometté er Messi desiret guet en ol pobleu, espérance en ol dud, eit donnedigueah péhani quement a Batriarchèd, a Brofætèd hac a Rouanné en doé huannadet guet quement a bresse hac a hirreah d'er guélet. Ér momand-cé, en hani e zou a ol éternité e oé bet conceuet dré ur miracle a berh er Sperèd-Santel. Ér memb momand, er burran ag en ol Guérhiésèd e zas de vout tample santel er Verbe deit de vout dén, ha mam de Zoué.

A gaus d'er galité-zé a Vam de Zoué, é teliamb inourein er Huérhiès Vari drest er Sænt hac en Ælèd ; a gaus d'er galité-zé é ra dehi en Tadeu santel ag en Ilis en hanhueu caërran a Rouannès en neau hac en doar, a Vam a viséricorde, a retirance er béherion hac a Avocadès aveit-hai dirac Doué. Chetu azé er santimanteu en dès bet ol er Sænt e Vam Doué ; chetu ſé en Ilis é peb amzér.

RÉFLEXION.

Consideramb brastet Mari ; hanhuamb-hi eit hur Rouannès ; choégeamb-hi eit hur mam ; queméramb-hi eit hun avocadès ; inouramb en hani e zou bet inouret guet Doué ; saludamb en hani e zou bet saludet guet en Æl. Adressamb liès dehi guet respet, guet confiance, guet devotion, er memb conzeu e laras dehi en Æl, péré hum gave én *Ave Maria*, péhani e zou ur beden quen inourable ha quen agréable aveit-hi.

Eit cresquein hun attantion hac hun dévotion, a pe laramb er beden caër-men, groamb réflexion ar er honzeu a béré é ma composet.

*M'hou salude, Mari.* Er guir a Vari e senefie Rouannès: saludamb-hi enta guet er respet deliet de Rouannès en neau hac en doar, guet er memb respet m'hé saludas en Æl.

*Læn a hræce.* Revou carguet hur haloneu a joé, rac m'en dé læn a hræce; ha pedamb-hi d'obtenein ehué aveit omb en ol græceu a béré hun nès dobér.

*En Eutru Doué e zou guet-n-oh.* Goulennamb ma vou ehué Doué guet-n-emb, ma vou én hur halon.

*Hui e zou beniguet drest en ol groagué*, dré er græce particuliér e hoès bet a vout assamble mam ha guérhiès.

*Ha beniguet-é er fréh a hou corve, Jesus.* Hum abandonnamb d'ur joé santel assamble guet-hi, ha trugairéquamb-hi d'hé dout douguet ha reit d'emb er guir fréh a vuhé, péhani e zou Jesus-Chrouist hur Salvér.

*Santès Mari, Mam de Zoué*, Ha mam d'emb ol.

*Pedet aveit omb péherion.* Beah avocadès aveit omb dirac hou Mab beniguet.

*Bermen*, a p'en d'omb attaquet guet quement a dantationeu hac exposet de guement a zangérieu;

*Hac én ær ag ur marhue.* Én ær dehuéhan-cé, é péhani é commançou hur bonheur pé hur malheur éternel, hac é péhani en hur bou er brassan dobér a hou secour.

---

## *En huéhvèd dé ar-n-uiguênd a vis Merh.*

## SANT LUDGER, ESCOB.

SANT LUDGER e oé guenédicg a Friz. É guérènt, é huélët é oé douguet bras d'er vertu, hac én ur remerquein én-ou dispositioneu caër eit er siance, er hassas de Utrèque, d'en ouaid a buarzêc vlai, eit bout instruget dré ur missionnær santel, péhani e oé bet disciple de sant Boniface, martyr. Ludger, guet dispositioneu quen eurus hac é scol ur mæstre quer mad, e zas hemb tardein de vout unan ag er ré abillan ha vertuussan ag é amzér.

En Escob Albéric, péhani e hanàué é vérit extraordinær, en douguas d'hum rantein Bélêg ha de zistroein d'é vro, é péh

léh é oé un nombre bras a huguenaudèd hac hilleih a grechénion péré e vihué én un dihouïegueah bras ag er péh e selle er salvedigueah. Er Sant-men ne dardas quet a zistroein d'é vro, hac hum laquat e ras de instrugein er hoble ha de berdègue èl ur gùir Apostol. Ne fehér quet larèt péguement en doé bet de souffrein ér hommancemant a herh er hoble barbar-cé, péhani e oé abutet én é greden faus; mæs, dré é batiantæt, ean e zas de bèn a nehai; hac er gonsolation douce en doé bet ér fin d'en dout gouniet un nombre hemb fin a nehai de Zoué, en didommageas ag en ol-poénieu en doé bet anduret.

En Arhescob ag er guér a Gologne en doé hoant bras d'er rein eit Escob d'er boble-cé, eit conversion péhani en en doé labouret guet quement a fatique. Er Sant hum refusas d'er gargue-cé a huellan ma ellas; mæs ret-oé bet dehou aboeissein d'er choége en doé bet groeit a nehou en Arh-Escob ha de ordrénance en Ampeleur Charlemagne, péhani e venné ma vehé bet Ludger ou Escob.

Er gargue inourable-zé ne chervigeas nameit de rein ur splandér nehué d'é vertu. Bugul ha tad e oé d'é boble. É vadeu e oé aveit er beurerion, hac é daul e oé ou hani.

Ur vuhé quer santel ha quer parfæt ne viras quet n'hum gavas tud ivius ha malicius péré en accusas dirac en Ampeleur Charlemagne. En Ampeleur-men, péhani e oé ur Prince a zougeance Doué, souéhet é cleuèt quement-cé, e hroas en avertissein de zonnet aben d'é balæs. En Escob santel, péhani en doé commancet ér momand-cé larèt é office, e rescondas hemb quin é conzé doh ur Prince brassoh aveit en Ampeleur, hac e gontinuas é beden bet en achimant. Arlerh é office laret, ean e yas de gavouet en Ampeleur, péhani e houlennas guet-ou perac en en doé daléet quement-cé. Credet e mès, me Frince, emé er Sant, aboeissein é quement-cé d'hou Majesté. — Ha penaus enta, emé en Ampeleur? — É oèn, emé-ean, é larèt mem breuïér, hac hou pedein e ran d'hou pout chonge penaus, a p'hou poé me choéget aveit Escob, en hou poé recommandet d'eign chervige perpet quêntoh en Eutru Doué aveit en dud. En Ampeleur e gavas er rescond-cé quen a-propos ha quen agréable, m'hum viras a gonze memb dehou ag er hlemmeu e oé bet groeit inemb dehou, ha m'en ingageas d'en dout perpet er memb grèd eit chervige Doué, hac er memb soign ag é boble.

Labourat e ras, én effèd, bet er marhue, eit gloër en Eutru Doué ha santefication é ol boble. En dé dehuehan ag é vuhé, goudé en dout perdéguet én ilis, ha laret adieu d'er ré e oé presant, ean en doé bet er hourage de monnet d'un ilis aral, dihue leàu doh inou, é péhani é laras en overen hac é hroas hoah ur perdêg, én ur sacreficio èl-cé de Zoué er péh e chommé guet-ou a nerh hac a vuhé. Nezé ean e zisclærias d'er ré e oé én é gompagnoneah é oé deli dehou merhuel en noz quetan arlerh; ha goudé en dout recommandet dehai interrein é gorve ér vérèd, ne chongeas mui nameit a hobér de Zoué er sacrefice ag é vuhé. Læn a fé, læn a gonfiance hac a garanté, ean e rantas é inean de Zoué un nebedicg arlerh creinoz. É varhue précius e arrihuas ardro er blai eih cand nàu. É gorve e oé bet laqueit ér véred, èl m'en doé er goulennet. En interremant e oé bet groeit guet ur solannité vras, ha Doué e inouras é vé dré hilleih a viracleu.

## RÉFLEXION.

Sant Ludger, èl ma oé bet galhuet én amzér ma laré é bedenneu, de monnet de gavouet en Ampeleur, e rescondas é conzé doh ur mæstre brassoh eit en Ampeleur, hac e gontinuas er péh en doé commancet. Petra e larou, goudé quement-cé, er ré péré e za de lezel pé de ziscontinuein ou fedenneu eit en disterran tra?

Pe chongehemb, a pe laramb hur pedenneu, é Majesté infini en Eutru Doué, doh péhani é conzamb, guet péh respet, guet péh attantion n'ou larehemb-ni! Ha petra e vehé capable d'hun distroein a nehai?

*Eile Reflexion.* En Escob santel-men e houlennas, dré humilité, bout interret ér vérèd. Er ré e hroa er memb goulen guet-ou, e ziscou é mant humble; mæs er ré e falle dehai bout interret én ilis én drespet de ordrénanceu en Ilis-memb, e ziscou é mant orgueillus. A betra é veint-ind gùel enta a pe vou laqueit ou horve én ilis, mar dant ha displige de Zoué dré ou orgueil? Chongeamb perpet én hur buhé hac én hur marhue, a bligein de Zoué hac a dostat dehou dré hun humilité, ha n'hum sourciamb quet mèn é hei hur horve de vreinein.



*Er seihvèd dé ar-n-uiguênd a vis Merh.*

## SANT YEHAN, ERMIT.

ER Sant-men, quer brudet én é amsér dré é vertuyeu, e oé guenédig ag en Thébaïd. Peuranté é guèrènt en obligeas de zisquein er vechér a galvé; mæs Doué, péhani en doé-ean choéget eit gobér a nehou un example a barfection d'en ol ermitèd, e inspiras dehou er chonge d'hum dennein én deserh, eit labourat ar é salvediguéah hemb quin ér pratique ag er benigen. D'en ouaid a buemp plai ar-n-uiguênd, gondé en dout laret adieu d'é væstre, ean e yas d'hum laquat édan goarnation un ermit ancién péhani, én ur huélet én-ou un humilité vras guet un aboeissance parfæt, e hroas dehou é bèr amsér avance bras ér vertuyeu.

Goudé marhue er mæstre spirituel-zé, ean hum dennas ar ur manné ihuél, dihue leàu doh Licople. Seuel e ras é ermitage én ur roh-crouis, ha bihuein e ras inou bet en ouaid a zéc vlai ha pуar uiguênd, quêntoh avel un æl eit avel un dén. Goarne e ré ur silance dalhable, er péh ne viré quet neoah ne ré aviseu mad d'er ré er housulté a zivout en affæ-rieu a ou houciance pé a ou salvediguéah. Gobér e ré memb dehai un diguemér mad ha perpet gracius; mæs biscoah ne bermettas de voès erbet tostat d'é ermitage.

Un dé é arribuas én é ermitage seih menah a Jerusalem. Ne vanquas quet a ou receu guet hilleih a garanté: ou der-hel e ras guet-ou abad tri dé, ha cavouet e ras er moyand d'hobér fourmissein dehai ol er péh e oé neceœsær. Goulen e ras guet-hai petra en doé groeit dehai gobér ur voyage quen hir; hac él ma resecondas er veneh-cé dehou é oènt deit eit gùélet ind-memb guet ou deulegad prope er péh ou doé clevet liès aguênt larèt ag ur menah santel e oé ér bar-tér-zé, ean e lares dehai: souéhet-on, mem bredér, ma oh deit quer pél aveit gùélet er péh e ellet cavouet én ou ty; rac petra e huélet-hui doh hur gùélet-ni, nameit er péh e zou merchet én Aviél? Er vertuyeu e bratique en ermitèd santellan e zou ansaignet él livre santel-zé, e leinér hac e expliquér én ol ilisieu: groeit er péh e zisque d'oh en Aviél hac é vehet parfæt ha santel. Gobér e ras dehai mar-a-ins-

truction ar bep sorte vertuyeu; mæs, drès peb-tra, ean e recommandas dehai er vertu a humilité; rac, emé-ean, en hani nen dé quet humble e zou én dangér bras ag é salvedigueah. Larèt e ras dehai ar guement-cé en en doé hanàuet un ermit, péhani, goude ur vuhé mortefiet ha ruste bras, hum lausquas de vout trompet dré er goal-sperèd. En ermit-cé, arlerh en dout hum arrestet guet pligeadur én ur chonge pé desir dishoneste, é léh seuel ag é béhèd, èl m'en devehé guellet, dré ur gùir benigen, hum lausquas de gouéh én désespoér, e gùittas é ermitage hac hum abandonnas de bep sorte diréglemanteu. Er Sant-men e annonças, dré avance, hilleih a dreu péré e arrihuas ol. En donæzon-cé a broféti, péhani en doé receuet guet Doué, e ras de vout quer publique, ma té en dud ag er broyeu pêllan d'er honsultein èl ur profæt laqueit guet Doué ar er manné eit disclærieín é volanté d'er boble. Merhuel e ras er blai tri hand puarnécha-puar-iguénd.

## RÉFLEXION.

En ermit-cé, a béhani en dès conzet er Sant-men, arlerh en dout conduyet ur vuhé mortefiet, hum gollas. Péh ræson aveit omb d'hum humiliein ha d'hum zefiein a han-amb hun hunan! Er méh en doé en dén malheurus-cé é tisclærieín é béhèd e hroas dehou couéh én désespoér. Mar e hoès bet er fragilité de gommettein ur péhèd bras benac, beah humploh, ha dihoallet ne zehé er méh hou pehé doh en disclærieín d'hobér d'oh gobér ur fal govézion. Er méh, én occasion-zé, e zou ur méh malheurus ha diræson péhani e sa ag en orgueil.

Aveit hum hoarantein doh er méh-cé, péhani e hroa quement a zommage d'en inean, gouyet penaus en diaul nen dé jamæs finoh d'hun trompein aveit a pe falle d'emb gobér ur govézion vad. Èl ma hanàue er vertu hac en nerh ag er sacremant a Benigen, a pe vé receuet guet en dispositioneu necessær, ean e hroa é ol bossible eit mirèt doh-emb a hourfitein a nehou, én ur guenigue d'emb ur méh malheurus péhani hur parra a avouéein é segrèd péhedeu n'hun nès quet bet méh é commettein. En dra-zé e arrihue é spécial guet er ré e zou couéhet é péhedeu méhus. Mar-a-unan a nehai hum lausque de vout trompet dré er goal-sperèd; golein e rant ou goulien, é léh ou discoein; ha dré guement-cé ind e

chairre doh-t-hai ind-memb en or a visericorde péhani en dès er Sperèd-Santel promettet digueor d'er mérit ag ur govézion humble ha sincér.

Ret-é absolumant disclærieia hur pébedeu ér gadoër a benigen, mar falle d'emb ne veint quet disclæriet un dé dirac ol er bed; ret-é douguein unan pé en al ag en neu véhcé; choéget, ha guet eune a hum drompein, comparaget en eile doh éguilé. Ag un tu, er méh e souffret é covézion, e zou ur méh distér. Disclærieia e ret hou péhèd d'ur hovézour charitable, péhani en dès trubé ha compassion doh hou coannedigueah; ha, dré gonzeu amiable, e zouça, quement èl ma elle, er boén e hoès é covessat; péhani, pèl doh en dout fal santimant erhet a han-oh, e zou quêntoh souéhet é huélèt er hourage guet péhani é hoès feahet er méh e elloh hou pout a zivout er fragilistæt péhani en dès groeit d'oh couéh ér pébèd. En obligein e ret memb d'en dout trubé ha carauté doh-oh, dré er gonfiance e hoès én ou ha dré er choége e hoès groeit a nehou eit fiein én-ou ér péh e hoès segrettan ér bed. Mæs ér jugemant dehuéhan, hou pêhèd e vou disoleit, non-pas hemb quin dirac un dén, mæs dirac ol er bed; non-pas dirac un dén trubéus ha charitable, mæs dirac hou g'anemisèd; non-pas dirac un dén péhani hou console, mæs dirac tud péré hou condannou hac e hroei d'oh mil rebreiche huerhuoh pé huerhue. Pe vehé un dén criminel sur a vout pardonnet én un avouéein é grime d'unan hemb quin ag er ré er juge, caër en devehé er goal-sperèd en tantein, a drasur ne vanquehé quet a zisclærieia é grime guet guirioné, ha ne broéhé quet calz a gas ag er méh en devehé doh hum avouéein cablus.

Mæs hoah mar couste, mar dès ur boén benac é tisclærieia é béhèd, didommaget mad e vér a guement-cé dré en doustér e scùille Doné én inean, ha dré er repos, er peah hac er goutantemant a béré é jouisse quentéh. Én effèd, péh consolation intérior ne santamb-ni mar-a-huéh goudé ur govésion vad, é péhani en hun nès bet disclæriet antièremant hur pébedeu! Haval-é guet-n-emb nezé é tamb a vout dissammet ag ur bouis pé ur béh ponnér-benac. Ur gor e oé péhani e hroé ur boén vras d'oh; ne gredoh quet en discoein d'er médecinour, nameit guet poén hac én ur greinein; mæs quentéh èl m'en dé bet tarhet er gor ha m'en dès sortiet er

breinaté ha lousteri, péh soulagemant ne santet-hui! Èl-cé é ellet larèt goudé ma hoès disclæriet hou pehedeu : Chetumé qùit anfin, taulet e mès er pouison em boé ar me halon. Péh joé ne sante nezé en inean dré er gonfiance hé dès é ma pardonnet dehi hé féhedeu, hac é ma é græce ha caranté Doué!

---

## *En eihvèd dé ar-n-uiguènd a vis Merh.*

## SANT GONTRAN, Roué.

GONTRAN e oé mab de Glotær, roué a France, hac en doé, ag é youancquis, ur sperèd excélant hac hilleih a avistet, guet ur galon douce ha carantéus. É soustér, é lealdæt, é franquis hac ol é vertuyeu e véritas dehou bout istimet ha respettet guet er ré vrassan ag er ranteleah, querclous èl guet en ol boble. Arlerh marhue Clotær, é bnar mab e bartageas é ranteleah étré-z-hai : Gontran en doé bet eit é lod er hantœn a Vourgogne.

Quentéh èl ma oé bet sàuet ar en trôn, ean e ziscoas péh quen digne ha péh quer capable e oé de gommandein. Huéh vlai ha tregond en doé nezé, ha reit en doé deja é mar-a-occasion mercheu ag é gourage; ne dardas quet ehué a rein mercheu caër a vertu hac a santeleah. Commance e ras dré réglein é dy ha derhel reihtæt vad én é balæs. Dré ma hanàué mad péguement a nerh en dès example ur Prince ar sperèd é sujité, ean e laquas é chonge de vihuein èl ur Prince crechén. Covessat ha communiein e ré liès, ha perpet guet un devotion admirable. É vodesti hac é respet én ilisieu, é péré é tremeiné bamdé hilleih a amsér, e zougué d'en devotion quement hanni er gùélé.

Ur reihtæt admirable e laquas ehué étré é soudardèd hac en dud a vrézel; ne lausqué quet hemb punition en disterran dommage e hroènt d'er boble. Èl m'en doé cleuet larèt penaus é armé en doé groeit hilleih a zizordreu ar vord er ranteleah a Spagne, ha pillet memb en ilisieu, ean e hroas gobér ou froçæs hemb græce na remission erbet eit en officerion vrassan.

Er Prince devot-men, péhani e ranté quement a justice d'er réral, e bardonné æz ha pront d'er ré eu devezé groeit

*En nàuvéd dé ar-n-uiguênd a vis Merh.*

## SANT EUSTAS, ABAD.

Er Sant-men e oé sàuet a Vourgogne, hac e oé bet instruget dré sant Miet, yondre dehou, hac Escob ag er guér a Langre.

És ur bobér reflexion ar en dangérieu e gavér ér bed, ean e gueméras er résolution de monnet de glasque én deserh ul léh surroh aveit gobér é salvedigueah; hac én ur renoncieiñ d'é ol vadeu ha d'er chanche caër e ellé en dout, ean hum dennas é couvand Luxeu, aveit bihueiñ édan goarnation sant Colomban, Abad én amzér-zé. Biscoah disciple ne hroas mui a inour d'é væstre. É houste eit er beden, é brèd eit er benigen hac é fideldæt de hoarne en ol réglemanteu, e hroas er sellet a nezé èl ur scùir a barfection.

Goudé m'en doé bet er rouannès Brunehaut chasséet sant Colomban ag é gouvand, a gaus m'en doé bet rebreichet dehi, guet ul liberté santel, ur faute hé doé bet groeit, sant Eustas, én ur huélet en dangér e oé é chomme inou, hum dennas guet sant Gal ar zoar er roué a Austrasie, péhani ou heméras édan é brotection. Sant Colomban, a pe gleuas en diguemér-mad e oé bet groeit a nehai, e yas ehué d'inou eit bihueiñ assamble guet-hai.

En istim e hroé er Prince-zé ag en nen aisciple, e hroas dehou receu guet joé ha caranté ou mæstre, de béhani é ras de choége el léh en devebé caret én é ranteleah. Sant Colomban e receuas offre er Roué hac e sàuas ur houvand nehué. El m'en doé bet cleuet larèt é oé bet queméret couvand Luxeu hac é oé en ol veneh chommet inou én dangér a vout chasséet, èl ma oé bet arribuet guet-ou ean-memb, ean e gassas d'inou Eustas é calité a Abad. Er Sant-men, dré é soustér ha dré é avistet, e laquas er peah hac e obtenas permission de chomme ér houvand guet é ol venéh. É guetan sourci e oé bet de bobér mirèt ol er réglemant en doé bet instituet sant Colomban. Él ma instrugé muyoh hoah dré é example eit dré é gonzeu, é oé bet gùélet quentéh ur grèd bras é mesque en ol venéh. É garanté extraordinær doh é vredér, er soign bras en doé de bourvæeiñ ol er péh

e oé requis dehai eit dobérieu en inean ha ré er borve, en doustér guet péhani en ou honduyé, quement-cé ol, secouret dré un air a santeleah e vezé remerquet én é ol œvreu, e hounias dehou caloneu en ol hac e gassas quehet er brud a gouvand Luxeu, ma té tud a bep tu eit hum laquat édan goarnation en Abad santel, én ur fæçon m'en doé bet er gonsolation de huélet assamble én é gouvand huéh cand menah devot bras ha læn a vertuyeu, é mesque péré é contér sant Caignou, péhani e oé bet goudé Escob ag er guér a Laon, sant Omer, escob a Derouên, sant Æchar a Noyon hac un nombre bras a réral, a béré er mérit hac er santeleah e hroa gloër ha courôn sant Eustas. Bet en doé bet hoah er gonsolation vras de huélèt ha de gleuèt hemb cesse én é gouvand cannein en office divin dré bred en huéh cand menah-cé, péré, doh hum zavei perpet en eile rum goudé éguilé, e ganné hemb arsàu, noz ha dé, mêlodi de Zoué, hac e denné bénédictioneu en nean ar en ol boble.

Er fin, er Sant-men, a béhani er vuhé e oé un oræson casi continuel, e varhuas er blai huéh cand puemb-ar-n-uiguênd, ouaidet ar en dro a dri uiguênd vlai.

## REFLEXION.

En Abad santel-men, péhani en doé cargue a huéh cand menah, e gavé hoah amzér assès eit gobér oræson én dé hac én noz, hac en doé perpet ur sperèd intérior é creis é ol labourieu hac ambarras. Ha ret-é ma tei er sourci hun nès ag er réral, d'hobér d'emb hum ancoéhat ni-memb? Ha ret-é ma tehé un affær distér d'occupein quément hur sperèd ma broei d'emb colle en attantion e zeliamb hur bout én hur pedenneu?

Pe vehemb fidel d'hobér un usage mad ag en amzér, ni e gavehé amzér erhoalh eit rantein de Zoué er péh e zeliamb dehou hac aveit gobér hun ol affærieu ha labourieu, a béré é tehemb perpet æssoh de bèn, a pe dennehemb ar nehai bénédictioneu en Eutru Doué dré er beden ha dré en œvreu mad.

*Eile Réflexion.* Sant Eustas ha huéh cand menah, én ur memb couvand, e gonduyé ur vuhé devot ha santel bras : en exampleu caër e rènt en eile d'éguilé e ré dehai ur hourage bras d'avance bamdé muyoh-mui én hènt ag er barfection.

Comprenamb péguement a nerh en dès en example mad, ha péguement é ma gùir larèt é vihuér santélemant a p'hum gavér guet tud santel. Nac avantajusset-é enta hantein compagnoneah vad! Na pourfitaplet-é chomme én un ty é péhani é hès reihtæt vad ha tud a zougeance Doué!

---

## *En dregondvèd dé à vis Merh.*

## SANT YEHAN-CLIMAQUE, ABAD.

En Sant-men, istimet én é youancquis guet en dud abil ag é amzér, a gaus d'é sperèd ha d'é siance vras, e renoncias, d'en ouaid a huézêc vlai, de hloër er bed, d'en inourieu ha d'er chanche caër e ellé gobér, aveit hélie boéh er græce, péhani e inspiré dehou monnet d'en deserh. Hum dennein e ras ar er manné Sina, édan goarnation un ermit santel, péhani, én ur gavouet én-ou un hoant bras de ziaquein, un aboeissance parfæt hac ur franquis vras a galon, e hroas dehou, é bèr amzér, avance hilleih én hènt ag er barfection. Goudé marhue é gonduyour santel, ean hum laquas ér houvand, ha ne chongeas mui meit ag hum acquittein ag é zevér ér fæçon parfætan.

Deustou m'en doé menéh manné Sina un Abad péhani e gommandé d'en ol ermitèd a zeserh en Arabie, ha m'ou doé ur houvand ar er manné, en darne-muihan a nehai e vihué neoah é ermitageu separet.

Sant Yehan-Climaque hum dennas ehué én un ermitage é péh léh é pratiquas, durant deu niguênd vlai, yunieu ha mortefication eu quen estrange, ma oé bet hanhuet *Æl en deserh.* É oræson e oé casi continuel, hac ellein e rér larèt é oé, drès peb-tra, dré er gontamplation a barfectioneu en Eutru Doué, hac a vistérieu hur religion santel, é recené a ziar-hlué er sclærdér surnaturel-zé, péhani en dès groeit er sellèt èl unan ag en Taden ha Doctorèd santel ag en Ilis.

Goudé ma oé bet choéget eit bout Supérior hac Abad d'en ol menéh a vanné Sina, ean e zisquas debai quêrhet guet courage én hènt ag er barfection, querclous dré é example èl dré é instructioneu, hac ehué dré er moyand ag ul livre admirable e gomposas hac e zou hanhuet *Squêl en neau.*

Arlerh en dout condoyet é venéh durant puar blai, ean

e lausquas é gargue aveit chongeal hemb quin ér momand eurus péhani e zelié er joéntein doh Doué; ha, læn a vériteu hac a vertu, ean e varhuas er blai huéh cand puemb, ardro en ouaid a huar-uiguênd vlai.

Pe oé preste er Sant-men de rantein é inean, en Abad de béhani en doé reit é gargue er pedas, guet hilleih a zareu, d'obtenein aveit-ou guet Doué er græce nen devehé quet bet chommet pêl ar é lerh ér bed : *hum gonsolet*, e rescondas er Sant, *merhuel e rehet quênt fin er blai*. Hac én effèd, merhuel e ras dêc mis arlerh.

## Réflexion.

En ol n'ou dès quet receuet en donæzon a gontamplation èl er Sant-men; mæs nen dès dén erbet ne elle méditein, gobér oræson a galon, pé oræson mantal; rac nen dé quet ret cavouet calz a sperèd nac a siance aveit gobér oræson.

Peb dén e sante erhoalh é zobérieu : er beurerion, er ré memb a nehai bihannan instruget, e houér er fæçon de ziscoein ou misérieu, d'hobér hanàouet ou feuranté, hac e houér-reih-mad goulen secour hac assistance en dud vad. En excelcice ag en oræson ne houlenne quet mui a sperèd : peb-unan e elle hanàouet é zobérieu spirituel, ou discoein de Zoué ha goulenne é hræce hac é assistance; peb-unan e elle cheleuèt én dôn ag é gouciance petra e houlenne Doué guet-ou, ha quemér er résolution d'er gobér dré er secour ag é hræce. Chetu azé er gùir fæçon d'hobér oræson. Doué e vourre me consamb doh-t-ou guet simplicité ha guet confiance.

En excelcice ag en oræson e zou ur moyand bras, ææs hac excélant aveit conduie ur vuhé vad hac avance ér vertuyeu. Doué e ra én oræson hilleih a sclærdér d'en inean, hac er galon hum gave én-hi de vout anflammet dré en tan ag é garanté divin. En oræson e rante ur galon gredus ha courajus de chervige Doué, én ur fæçon ma cave æz ha douce é lézen hac é hourheménen; é contrel, un inean hemb er secour ag en oræson, e chomme hemb nerh hac hemb courage.

Mar d'oh enta sourcius ag hou salvedigueah, ne vanquet quet a hobér un tamicg oræson bamdé. Groeit réflexion ar ur huirioné vras benac, gùéh ar er marhue, gùéh ar er

jugemant, gùéh ar bassion hur Salvér, gùéh ar ur vertu benac, èl ar er garanté, er burtæt, en humilité, etc.

Commancet, ur huéh eit mad, d'hom rein d'en excelcice ag en oræson; ha dré hræce Doué, dré er sclærdér e rei d'oh, é vehet capable quênt-pêl d'hobér méditation ar en ol mistérieu hac ar bep sorte vertuyeu. Open er pourfit e dennehet ag en excelcice santel-men, hui e gavou én-ou hilleih a gonsolation. Tanhoueit, ha hui e huélou péh quer caër ha péh quen douce-é conze èl-cé calon ha calon doh Doué.

---

## *En unan ha tregond a vis Merh.*

## BUHÉ EN DÉN EURUS AMÉDÉ,

### DUC A SAVOI.

AMÉDÉ e oé mab de Loeis eile ag en hanhue, ha de Anna, merh d'er Roné a Chypre. É vam vertuus e inspiras dehou abret un dongér bras doh ol er péh e ellé displigein de Zoué, doh en dessàu revé réglenneu en aviél; hag er Prince youancq-men e hoarnas é innoçance én un dostat liès d'er Sacremanteu. Ar bassion hur Salvér é hroé ordinæremant méditation, hac é galon e vezé quen touchet ha quen tinerreit durant é oræson, ma vezé gùelet liès en dareu é conéh ag é zeulegad.

Goudé bout bet diméet de verh er Roné a France, ean e laquas ur reihtæt admirable én é balæs. Biscoah Prince ne oé bet cârettoh nac hanni nen dès muyoh méritet bout câret guet é boble. É vadeleah hac é fæçon perpet gracius e honnié dehou caranté en ol; mæs é zevotion er ranté boah respettaploh.

Arlerh é bedenneu de vitin, ean e assisté én overen guet ur respet hac un devotion quen tinér, ma vezé laret penaus é oé assès gùelet en Duc én overen eit en dout devotion. Goudé quement-cé ean e antréé én é gonseil, é péhani affærieu er beurerion hac en intanvésèd e vezé altàu er ré guetan réglet. En injustice e vezé dizoleit perpet inou ha punisset, hac en innoçance e oé sur a vout dihuennet ha secouret.

É garanté doh er beurerion e oé quer bras, ma seblanté

nen doé quin sourei meit ag ou soulagein, hac é bligeadur e oé rein dehai ag é zourne prope é alésoneu. Open en hospitalieu en dès bet groeit seuel, é huélér hoah é mar-a-ilis a Savoi hac ér Piémont presanteu caër en doé bet groeit dehai, hac e vou én ol amzér de sonnet ur merche ag é larganté hac ag é sevotion.

É sevotion ne viras quet doh-t-ou a rein mercheu ag é gourage hac a é vaillantis, a pe vezé attaquet guet anemisèd é ranteleah; gobér e ras dehai santein penaus, aveit bout Sant, ne vér quet bihannoh courajus.

En Duc vertuus-men e oé teichet durant é vuhé de gouéh én un droug-sant. Un infirmité quer méhus ne chervigeas meit de burifiein é vertu: hé honsiderein e ré èl ur græce hac un donæzon. Nitra nen dé pourfitaploh d'er ré vras ag er bed, e laré-ean, eit infirmitéeu: chervige e raut dehai de feahein en nerh a ou goal-inclinationeu. En afflictioneu, emé-ean, én ur rantein hueshue pligeadurieu er bed, e hroa d'emb clasque er pligeadurien douce ha pur ag en nean.

Én é glinhuèd dehuéhan, goudé en dout groeit galhuein en Duchéz é briéd hac en Damèd quetan ag é balæs, ean e laras dehai: recommandein e ran d'oh er beurerion; reit dehai en alézon; rantet justice hemb respettein hanni, ha groeit ma vou cherviget mad en Eutru Doué. Goudé en dout receuet anfin er Gommunion hac en Nouïen guet er santimanteu-zé a zevotion guet péré é achihue er Sænt ou buhé, ean e varhuas é Verceil er blai puarzèc cand deuzèc-ha-tri-uiguênd, d'en ouaid a seih vlai ha tregond.

En Escobèd péré e assistas én é interremant e gredé quer parfæt é jouissé deja é inean ag er repos éternel ag en nean, m'ou doé hum gonsultet eit gout hac ind e zelié larèt eit-ou overen er ré varhue. Arhescob Tarante e laras en overen a *Requiem*, eit hélie custum en Ilis; mæs Arhescob Turin e laras overen er Huérhiès Vari, hac Escob Verceil hani er Sperèd-Santel

Doué e zisclæerias é santeleah, quentéh arlerh é varhue, dré un nombre bras a viracleu. Escob Verceil e gonze a huézèc miracle ha huéh uiguênd, groeit é spécial é andret er ré e gouéhé é droug-sant-Yehan. Er Pab Innoçand uinèc ag en hanhue en dès reit er bermission d'hobér en office én inour d'er Prince eurus-men é ol stadeu en Duc a Savoi.

## RÉFLEXION.

Hilleih e glasque bout istimet, inouret ha sàuet é mesque er réral; liès memb é hroant hilleih a zispigne eit quement-cé: prenein e rant quir un nebedicg peudre e daulant é deulegad en dud, hac ordinæremant ne hroér goudé quement-cé nameit goab a nehai.

En duc eurus Amédé e zou bet respettet hac istimet bras guet é ol boble durant é vuhé, ha mui hoah goudé é varhue. De betra é ma-ean deléour ag en istim ha respet generalsé? D'é vuhé pur hac innoçand, d'é garanté doh er beurerion ha d'é zevotion: pegource é tei er sorte exampleumen de douchein hur halonen?

---

## *Er hetan dé a vis Imbril.*

## SANT HUGUE, Escob.

En Sant-men e oé guenédicg ag en Dauphiné, ér rantejeah a France. É dad, hanhuet Odilon, dén a galité ha devot bras, goudé en dout reit mercheu ag é gourage, én ur chervigein er Roué, hum dennas én ur houvand d'en ouaid a drihuéh vlai ha tri uiguênd, aveit achihue inou é vuhé. Bihuein e ras hoah trihuéh vlai ér houvand-cé, ér pratique ag er benigen vrassan, ha merhuel e ras étré divréh é vab sant Hugue, Escob nezé ér guér a Grenoble, guet péhani é receuas ehué é Sacremanteu dehuéhan.

É vam santel e bratiquas én hé zy en ol vertuyeu hé devehé bet guellet pratiquein én ur houvand; rein e ré d'en oræson ha d'en œvreu mad en ol amzér e chommé guet-hi goudé hé dout laqueit reihtæt én hé zyegueah. Hé modesti, hé devotion hac hé alézoneu bras e hroas quênt-pêl a nehi scùir hac example er groagué crechén. A pe gouéhas clan, hi e zesiras guélet hé mab. Donnet e ras d'hé havouet, hac hé assistein e ras én ær ag hé marhue. En Escob santel men en doé bet er gonsolation de huélet é verhuel èl ur Santès ur vam péhani en doé bet en dessàuet é dougeance Doué guet quement a sourci, ha péhani en doé bet reit dehou quement a exampleu mad.

Sant Hugue, goudé en dout bihuet èl un Æl én é youanc-

quis, e choégeas er stad a Vélêg, hac e oé bet groeit chanoén ag er gùér a Valance. É vuhé santel hac é scùir-mad ér stad-cé, e hroas d'en habitandèd a Grenoble er goulen eit Escob guet Légad er pab Gregoër seihvèd. El Légad en accordas dehai guet ur joé sel-moi brassoh, ma hanàoé gùel eit hanni é vertuyeu excélant; mæs ne oé quet bet un dra quen æz laquat er Sant de gousantein de guemér er gargue-cé. É humilité e hroas dehou quentéh mounet de gavouet el Légad, eit er pedein, guet hilleih a zareu, d'en dispansein a guement-cé; mæs el Légad hum chervigeas ag é ol autorité aveit en obligein d'aboeissein.

Goudé en dout queméret possession ag é ilis, é galon e oé bet affliget bras é huélet er stad triste é péhani é cavas é escobty. En usur ha peb sorte disordreu aral e oé cumun é mesque er boble. Er Bugul santel-men e hroas é bossible aveit distannein colér en Eutru Doué. Tremeine e ré hilleih a amzér é ouilein dé ha noz ar disordreu é boble, ha quemér e ré paud a boén eit instrugein particuliéremant er ré diouïèc hac eit dougue peb-unan d'er vertu. Doué e cheleuas é beden, hac e ras én ur fæçon quer splan é vénédiction d'é labour, ma oé bet quênt-pêl gùélet ur changemant bras é mesque en ol.

En Escob santel-men e ras de sant Bruneu un deserh én é escobti, hanhuet Chartreus, é péh léh é sàuas er hetan couvand ag é Urh. Ér houvand-cé é tremeiné en dén santel-zé en ol amzér e chommé guet-ou goudé en dout hum acquittet ag en ol obligationeu ag é gargue. Durant ma vesé inou, ean e vihué èl er veneh; gobér e ré er memb mortefiçationeu e hroènt ind-memb, ha n'hum sifforhé doh-t-hai meit dré é zevotion extraordinær. A pe vezé én é dy prope, ean e gonduyé casi attàu er memb trein a vuhé; é yunieu e oé continuel; é zispigne hac é dyegueah e oé distér, acel-fin guellèt rein guet mui a larganté en aléson d'er ré peur. Quer mortefiet ha quen arrestet e oé én é selleu, ma lavér penaus, durant hantér-hand vlai ma oé bet Escob, ne sellas jamæs ur voès én hé face. Poénieín e ré eit laquat peah étré er ré e oé dissantion étré-z-hai, hac er gobér e ré guet quement a brèdé, m'hum daulé d'en doar doh ou zreid eit ou dougue d'hum arrangein. Én ur govessat péberion bras, ean e scùillé ur mor a zareu, eit discoein dehai dré-inou er péh e zeliènt gobér ind-memb.

Doué, aveit purifiein muyoh-mui é galon, e bermettas ma oé bet tourmantet abad deu uiguênd vlai dré dantationeu ruste ha calet, doh péré é resistas perpet guet ur hourage ferme ha continuel. Open en dra-zé, ean e souffras un droug-pèn casi dalhable durant open tregond vlai.

En é glinhuèd dehuéhan, péhani e oé bet hir, ean e gollas é vimoér; men doé mui chonge a nitra meit ag é bedenneu e laré casi hemb arsàu. Caër e vezé larèt dehou é oé hilleih goah a bedein èl-cé hemb cesse, ne oé quet possible mirèt doh-t-on ag er gobér attàu : larèt e ré memb penaus er beden, é léh er fatiquein, e ré dehou, é contrel, un nerh nehué. Ne oé quet bet cleuet ur huéh hemb quin é prononcein ur gonze hac en devehé bet discoeit en disterran dibatiantæt. Dihoal mad e ré a gonze ag é zrouguen; trugairéquat e ré, guet humilité, er ré e ranté ur chervige benac dehou, ha pedein e ré Doué, guet en dar én é zeulegad, de bardonnein dehou, mar hum gavé d'hobér, hemb chongeal, en disterran boén memb d'unan-benac.

Anfin, ouaidet a huar-uiguênd vlai, ha læn a vériteu, ean e santas é inean de Zoué er blai uinêc cand deu ha tregond.

## RÉFLEXION.

Tad sant Hugue hac é vam en dès bet er gonsolation vras de vout bet assistet én ær ag ou marhue guet ou mab, péhani e oé un Escob santel. Méritet ou doé er gonsolation-zé dré en exampl mad ha dré en disquemant crechén ou doé reit dehou én é youancquis. Ha hui e venne hou pout hui-memb consolation guet hou pugalé? Instruget-ind mad; inspiret dehai abret dougeance ha caranté Doué, hac, a dra-sur, ind ou devou dougeance, respet ha caranté eit oh. Ur hroaidur disquet mad, ur hroaidur parfæt e zou gloër ha contantemant é dad hac é vam, èl ma vé, abret pé dehoéhat, ur hroaidur fal zisquet, digampèn ha libertin, ou méh, ou disinour hac ou brassan chagrin.



*En eile dé a vis Imbril.*

## SANT FRANÇÆS A BAUL.

En Sant-men e zas ér bed ér guéricg a Baul, é Calabre. É dad, hemb bout pihuicq, e vihué neoah honestemant. Goudé ou dout bihuet assamble mar-a-vlai hemb ou dout ligné, ind hum adressas doh Doué, dré intercession sant Françæs a Assis, eit goulen guet Doué ur mab, én ur bromettein, mar behé cheleuet ou feden, en ou devehé er bonsæcret de chervige Doué. Er péh e honlennènt guet quement a zesir e oé bet accordet dehai; bet ou doé bet ur mab, de béhani é oé bet reit en hanhue a Françæs ar er fonce a Vadiènt. Ind e gueméras ur sourci bras de inspirein dehou a vihannicg santimanteu a zevotion, ha bet ou doé bet er gonsolation d'er gùélet é tiscoein ag en ouaid a groaidur hillèih a houste eit er beden hac eit er benigen.

D'en ouaid a drizèc vlai, é dad el laquas é couvand menéh sant Françæs, é péhani é commanças er Sant-men hum instrugein hac hum hobér doh er vuhé ruste ha calet e gonduyas perpet goudé. A nezé é cessas a zaibrein quicg hac a zouguein liennage; ha deustou ne oé quet hoah menah, ean e ré d'en ol menéh en example ag er benigen rustan. Un herradicg arlerh é has, guet é dad hac é vam, é perhindèd de Rome; ha goudé bout distroeit de Baul, ean hum dennas, dré ou fermission, én un deserh e oé toste d'é vro; mæs èl n'hum gavé quet tranquil assès inou, na pêl erhoalh doh darempréd en dud, ean hum avanças trema er mor, hac hum voutas én un toul édan ur roh. A boén en doé-ean nezé puemzèc vlai. Cousquet e ré ar er roh, ha ne vihué meit guet gouriad leseu e yé de glasque én ur hoêd e oé toste d'inou, pé e zégassé dehou mar-a-huéh en dud vad.

Den zén youancq devot e zas de gavouet en ermit santel, péhani nen doé quet hoah uiguênd vlai achihue, eit bihuein ind-memb èl d'ou. En dud ag er hanton e vatissas dehai ur gambricg hac ur chapèl, é péhani en hum assamblènt eit pedein Doué. Ur Bélêg ag er barræs e yé d'inou de larèt en overen dehai.

Er brud ag é santeleah e hroas de gals a dud donnet d'er

pedein d'ou receu én é ermitage, aveit disquein guet-ou er gùir hènt ag er salvedigueah. Er Sant hum gavas obliget de seuel ur houvand aveit guellet ou logein ol, ha rein e ras dehai ur règle admirable aveit ou honduie d'en ihuellan parfection. Èl-cé é commanças Urh santel en Tadeu *Minimèd*, péré, open er morteficationeu bras e bratiquènt, hum obligé, dré rô, de ziovér perpet quicg ha leah. Humilité er Fondatour santel-men e broas dehou hanhuein é veneh *Minimèd*, er péh e senefie *er ré disterran*, pé *er ré vihannan ag en ol.*

Er Roué a France, Loeis uinècvèd ag en hanhue, dalhet dré ur hlinhuèd doh péhani ne gavé remæd erbet, én ur gleuèt conze ag é santeleah hac ag é viracleu, e hoantas er gùélet hac e hroas er pedein de zonnet d'er havouet. En dén santel-men e hroas mar-a-viracle durant é voyage aveit donnet é France; mæs ellein e rér larèt penaus é humilité, é creis en inourieu e receué, ne oé quet bet er bihannan ag é viracleu. Un Ambassadour a berh er Pab ne vehé quet bet receuet guet mui a inour eit ne oé bet diguemèret Françæs a Baul ér guér a Naple. A pe bassas é Rome, er Pab er receuas èl un æl ag en nean. Pe antréas ér guér a Borme, é Provance, péhani e oé affliget guet er vocen, er ré clan e gavas er yehaïd. Receuet-oé bet é France èl un dén dégasset a berh Doué. Er Roué, guet é Brincèd, e yas ar é arbèn aveit en diguemér, hac er receuas guet quement a inour hac a respet èl pe vehé bet er Pab memb. Hum dorel e ras doh é dreid eit er pedein de houlen guet Doué m'en devehé astennet é vuhé. Er Sant e rescondas èl ur Profæt: Prince, em'ean, buhé er Rouanné en dès un achimant èl hani er réral. Groeit e hoès d'eign donnet amen aveit obtenein guet Doué eit oh ur vuhé hirroh, ha Doué ém dégasse bet oh eit hou tisposein d'ur marhue santel.

Er Roué, péhani en doé bet beta nezé ur sconte bras ag er marhue, e cheleuas en arreste-zé guet quement a aboeissance ma oé bet souéhet en ol. Goudé en dout réglet é affærieu dré avis en dén santel-men, péhani e bassé guet-ou dihue pé tair ær bamdé, ean e varhuas aufin étré é zivréh, guet ur résignation parfæt de volanté Doué ha guet santimanteu bras a zevotion.

Mæs er péh e zou admiraplan, zou comportemant er Sant bras-men, péhani e oé perpet quen humble, quer peur,

quen intérior, ha quer mortefiet é creis en inourieu-cé, èl a pe oé én é ermitage.

Anfin en dén santel-men, quen inouret ha quen humble; er profæt-men, péhani en doé groeit quement a viracleu, goudé en dout güélet é Urh streàuet en Italie, é France, é Spagne hac én Allemagne, respettet bras guet ol er bobłe ha læn a vériteu, doh hum gavouet clan, e hroas, er rieu hemb lid, er secour de monnet d'en ilis, é péh léh é covessas hac é receuas er gommunion ér fæçon m'hé recenér en dé-eé én é Urh, de larèt-é divot ha guet ur gorden ar é houg; hac arlerh en dout groeit en douguein d'é gambre, ean e varhuas en trenoz, dé gùinér-er-groéz, er blai puemb cand seih, ouaidet a uinêc vlai ha puar-uiguênd.

É gorve santel e chommas én é béh bet er blai puemzæc cand deu-ha-tri-uiguênd, é péhani en el losquas en huguenaudèd. Er Grechénion e dennas ag en tan lod ag é isquerne, péré e hoarnér hoah guet respet é mar-a-gouvand a France, a Spagne hac ag en Italie.

## *Aviseu spirituel sant Françœs a Baul.*

1. Calon mab-dén ne vou birhuiquin contant, nac é repos, ma nen dé vertuus ha devot.

2. En hani nen dé quet humble, nen dé, é güirioné, na devot na vertuus.

3. O na brasset-é Doué! O na bihannet, na disterret-é mab-dén! Mæs mar da un Doué d'hum rantein bihan, d'hum humiliein quement èl m'en dès groeit é tonnet de vout dén hac é verhuel ar ur groéz, é péh léh en hum laquou mab-dén?

4. En humilité hac er garanté e zou en uihue fondæzon ag er barfection a grechéneah.

5. Hum gonsideret perpet èl en dehuéhan hac en disterran ag en ol. Ha mar digouéh d'oh larèt quement-cé a han-oh hou c'hunan, laret-ean én hou calon quênt el larèt a vêg.

## RÉFLEXION.

En humilité e zou er fondæzon ag en ol vertuyeu, hac e denne peb sorte græceu ag en nean; hum excelçamb enta ér pratique ag ur vertu quen necessær ha quen avantajus. Aveit bout humble, n'hun nès meit hum examinein ni-memb, con-

sidérein hur fragilisteet, hur goamediguean, hur vanité hac hur péhedeu. Na disterret ur santimant hun behé a ham-amb hun hunan, pe chongehemb a barfæté quement-cé! ha ni e gredehé nezé hum istimein mui eit er réral, ha memb chongeal é omb querclous èl d'hai? Nezé ni hum sisprisehé ni-memb; ni e huélehé splan nezé é véritamb bout dispriset guet en ol, ha ni e souffrehé a galon vad en ol anjulieu, pé d'er bihannan guet patiantæt hac hemb hum glèmme.

---

*En drivéd dé a vis Imbril.*

## BUHÉ EN DÉN EURUS JOACHIM,

### A URH ER SERVITÈD.

Er servitour fidel-men de Zoué, guenédicg a Sienne, en doé a vihannicg peb sorte calitéeu mad, ha dré-zé é oé càret bras guet é dud ha guet en ol; mæs admirein e rènt drès peb-tra é garanté vras doh er beurerion hac é zevotion é quevér er Huérhiès glorius Vari. A nezé é quemèras en accustumance de larèt én hé inour en *Ave Maria* quel lies guèh èl ma huélé ul limage benac a nehi; ha derhel e ras d'er gustum-zé bet er fin ag é vuhé.

A pe oé hoah croaidur, n'hum goutanté quet a rein d'en dud peur en ol argand e vezé reit dehou aveit é bligeadurieu, chagrinein e ré hoah perpet é dud eit m'ou devehé reit guet larganté en alézon d'er beurerion. É dad e laras dehou aufin: joé-é guet-n-eign, me mab, ma càret er beurerion; nitra ne jauge gùel doh ur brechén; contant-on ma rehet en alézon, mæs non-pas ma tismantehet hou madeu. Doué revirou, me zad, emé Joachim, ne rein jamæs nitra inemb d'hou volanté; mæs disquet e hoès bet d'eign é ma de Jesus-Chrouist-é é hroér en alézon a p'er groér d'er peur: penaus vehé refuse un dra-benac dehou? Péh gùel implé e ellamb-ni gobér ag hur madeu? Jesus-Chrouist e zou puissant erhoalh aveit hur recompancein. É dad hum santas touchet, hac e scùillas memb dareu, é cleuèt ur rescond quen aviset guet ur hroaidur ag un ouaid quen tinér.

Joachim e sàué mar-a-huèh de noz eit pedein Doué. A pe zas d'é dad hanàouet é sàué èl-cé, ean e hoantas gout petra e hroé d'en termein-zé. Un noz ean er galhuas, hac èl ne

rescondé quet, ean e yas bet-ou. Er havouet e ras guet ur ace tanflammet, é zeulegad sàuet trema en nean, hac ur joé pentet ar é face, péhani e ré d'hanàouet a béh doustér intérior é oé carguet é inean. Quer collet e oé é Doué, que nen doé quet memb gùélet na cleuet é dad.

D'en ouaid a buarzéc vlai ean hum rantas menah é urh en Tadeu Servitèd, péré e hroé profession particuliér a inourein hac a chervige er Huérhiès Vari. É humilité vras e viras doh-t-ou a receu en Urheu sacret; mæs é ol bligeadur e oé rescond en overen. Tud a bep léh e zé eit pourfitein ag é aviseu mad; hac é ziscourieu santel e broé quement a effèd ar er haloueu, ma convertissènt un nombre bras a dud. É example hac é bedenneu mad e chervigeas hilleih de hounit ineaneu de Zoué: gobér e ras ehué cresquein dré er hanton en devotion é quevér er Huérhiès Vari.

Èl ma ingagé un dé d'er batiantæt un dén peur péhani e gouéhé én un droug-sant, en dén-cé e laras dehou é oé æz d'er ré e zou yah ingagein er ré clan d'er batiantæt. Joachim, dré ur miracle a garanté, e bedas en Eutru Doué de rein dehou ean-memb en droug-cé ha de zélivrein er heih malheurus-cé. É beden e oé bet cheleuet: en dén affliget-cé hum gavas gùelleit, ha Joachim en doé bet beta fin é vuhé accidanteu, de larèt-é, attaqueu ag en droug-cé.

Doué e ziscoas, dré ur miracle bras, péh quen agréable e oé dehou un acte quer bras a garanté. Joachim, én ur rescond un dé en overen, e gouéhas d'en doar guet é zroug-sent; mæs er boleuen en doé allumet eit er Gonsécration, hac e zalhé én é zourne, e chommas én hé sàu hemb touchein é nitra, durant ma padas en accidant e oé arrihue guet er Sant.

Quel liès é vezé ravisset a sperèd, ma havalé ne oé meit é gorve ar en doar hac é jouissé deja é inean a bresance en Eutru Doué. Er ré e hanàué é vertuyeu bras ne oènt quet souéhet ma receué quement a faveurieu guet Doué. En dout e ré un humilité vras ha parfæt, un devotion tinér, ur garanté berbuidant: é vuhé e oé ur yune continuel; castiein e ré é gorve dívlam guet peb sorte penigenneu ruste ha calet, ha neoah ne sellé jamæs doh é grucefi hemb ne vebreiché dehou é hunan é vuhé æz ha delicat.

Er fin, ouaidet a seih vlai ha deu uiguênd, ean e rantas

é inean santel de Zoué, dé gùinér-er-groés, er blé trizéc caud puemb.

RÉFLEXION.

Ur merche hac ur sebland vad-é, p'en dé devot er vugalé d'er Huérbiès glorius Vari. Ou fideldæt hac ou ferséverance én excelcice ag en devotion-zé e vou perpet aveit-hai ur vamen a hræce hac a vénédiction.

---

*Er buarzécvéd dé a vis Imbril.*

SANT AMBROÈS,

ESCOB HA DOCTOR AG EN ILIS.

SANT AMBROÈS e véritas, dré é siance hac avistet, bout choéget aveit goarnour ag er guér a Vilan. Hum acquittein e ras quer reih ag er gargue inourable-zé, ma oé bet respettet ha câret guet peb-unan. Goudé marhue en Escob ag er guér-cé, en dud a ilis hac er hoble hum assamblas aveit choége un aral én é léh; mæs èl n'ellènt quet hum arrangein, dré ma houlenné ur rum unan, hac ur rum un aral, é sàuas dissantion ha trous. Nezé Ambroès, é calité a Hoarnour a guér, e gonzas guet quement a loquance hac a avistet, ma laquas èr peah étré en ol. Nen doé quet arsàuet mad a gonze, pe zas ur broaidur bihan de larèt ar bouis é bèn: *Ambroès Escob.* Cri er broaidur-cé e oé bet queméret èl ur voéh ag en nean; hac, èl dré ur miracle, en ol dud assamblet hum joéntas hac e laras tair gùéh, dré ur memb boéh ha guet hilleih a joé, *Ambroès-é hun Escob.* Er Sant-men, goudé en dout groeit é bossible aveit hum exantein, e gousantas ér fin, guet eune a resistein doh volanté Doué. Receu e ras en Urheu sacret, ha groeit e oé bet Escob.

Diar nezé, ean e laquas paud a amzér de studial er Scritur santel, ha muyoh hoah de bedein Doué. Ne ré quet calz a amzér d'er housquèd, ha liès ne hroé nameit ur prèd ardro chair-noz. Læn e oé a garanté aveit er beurerion, a druhé aveit er béherion hac a zoustér aveit en ol. Dré é berdégueu tuêm ha tinér, ean e hounié un nombre hemb fin a ineaneu de Zoué; hac èl ma perdégué liès ar en excélance a stad er Gùerhiésèd, en ea doé bet er gonsolation

de huélèt un nombre bras a verhèd é tomnet de gonsacrein de Zoué ou gùerhtæt. Open quement-cé, ean e gonvertissas hilleih a hérétiquèd, é mesque péré é oé bet sant Augustin, péhani e zou bet deit de vout un Doctor hac ur Sant bras ag en Ilis.

Mar en doé sant Ambroès un doustér admirable, ean en doé ehué ur hourage ferme a pe vezé question a hloër en Eutru Doué. Mirèt e ras doh en Ampeleur Théodos a antréein én ilis, rac m'en doé punisset guet rustoni er boble ag er guér a Dessalonique. Conze e ras doh en Ampeleur guet respet, mæs ehué guet ul liberté santel ha guet en ol bili e ré dehou é garactér. Er Prince humiliet e laras : *Hanàouet e ran me faute, hac espérein e ran é mistricorde en Eutru Doué. Er Roué David en doé ehué péhet, hac e oé bet pardonnet.* Er Sant e rescondas : *Héliet e hoès-ean én é béhèd, héliet-ean ehué én é benigen.* En Ampeleur, doh hum sellet èl un excommuniet, e chommas eih mis hemb antréein én ilis. Goudé m'en doé groeit ur benigen publique, en Escob santel e ras dehou en absolven, hac er Prince-zé en doé bet eit-ou attàu arlerh un istim hac ur respet bras.

En Doctor santel-men en dès bet ehué hum gavet é paud a goncileu; composet en dès bet hilleih a livreu læn a siance hac a avisiet. Donnet e ré tud ag er broyeu pêllan eit goulen é avis a zivout en affærieu a vrassan conséquance ag en Ilis; ha guet quement-cé ol é oé quen humble èl ur hroaidur. Merhuel e ras er blai tri hand seitêc-ha-puar-uiguênd.

## *Aviseu spirituel Sant Ambroès.*

1. Ret-é disquein pegource é teliamb tàuein, eit [illegible] ellehemb conze erhat.

2. Ur sperèd douce ha gracius e blige de bep-unan, hac e za de hounit caloneu en ol.

3. Gùir nerh mab-dén e zou hum feahein ean-memb, feahein er golér hac er fal inclinationeu aral ag é galon.

4. Er brechén péhani e falle dehou donnet de bèn a bep-tra, hac hum rantein chervigeable d'é nessan, e zelie gobér peb-tra aveit en Eutru Doué hac eit é hloër,

## RÉFLEXION.

De betra é teliamb-ni bout muihan souéhet, pé d'er

hourage guet péhani é rebreichas sant Ambroès en Ampeleur hac e viras doh-t-ou a antréein én ilis, pé de humilité en Ampeleur, péhani e banàuas é faute hac e hroas ur benigen publique ag é héhèd? En eile hac éguilé e vérite bout admiret.

Héliamb courage sant Ambroès, én ur rebreichein guet avistet ha caranté er ré e farie; héliamb humilité en Ampeleur, én un banàouet hur faute a pe vemb rebreichet, hac én ul laquat poén d'hum gorrigein.

---

*Er buemvèd dé a vis Imbril.*

## SANT PLATON, Abad.

Er Sant-men e oé gannet é Constantinople: forh youancq oé hoah pe gollas é dad hac é vam, ha laqueit-oé bet édan goarnation ur yondre dehou, péhani e gueméras ur sourci bras eit el laquat d'avance ér studi hac ér vertu. Deustou ma oé pihuicq hac ag ur famille vras, ean e gùittas é guêrènt, é amièd hac é vro d'en ouaid a buar blai ar-nuiguênd, aveit monnet d'ur houvaud batisset ar er manné Olympe, a béhani er règle e oé forh ruste. A pe houlennas bout receuet é mesque er venéh, en Tad Supérior e vennas er refuse, én ul larèt nen doé quet nerh assès eit derhel doh ur vuhé quer calet; mæs ean e rescondas dehou guet modesti: ma nen d'on quet, me Zad, capable de galx a dra a gonséquance, preste ha disposet-on d'aboeissein d'oh é ol er péh e ordrénehet d'eign; ur volanté vad e mès, ha laquat e ran me honfiance é græce Doué. Ur rescond quen aviset ha quer courajus e hroas er receu. Biscoah ne oé bet gùélet ur menah humploh eit-ou na fidelloh de hoarne en ol ordrénanceu ag en urh. En oræson hac er studi ag er scritur santel e oé é ol bligeadur, ha dastume e ras én ul livre en treu caërran e gavér é livreu en Tadeu santel ag en Ilis.

Goudé bout bet deit d'er guér a Constantinople hac en dout bet groeit inou ur mad hemb fin, é oé bet hanhuet Abad é couvand Saccudion. Er houvand-cé e oé bet batisset dré vugalé un hoér dehou, péré en doé ol quitteit er bed.

Platon e ras d'é veneh règle sant Basile; durant deuzêc vlai é oé bet inou Supérior, ha passet en termén-sé, ean e lausquas é gargue guet sant Théodor, é ni.

Ardro er memb amzér-cé, en ampeleur Constantin, *diar* ur fal digaré, e abandonnas é voès légitime Mari, aveit quemér Théodote, a famille sant Platon. En dén santel-men, péhani ne oé quet dalbet dré er respet ag er bed, e represantas dehou er fal example e ré dré guement-cé d'é boble. Er Prince-sé, dallet dré é inclination diréglet, e hroas en arrestein hac el laquat ér prison. Deustou d'er goal drettemanteu en doé bet d'andur inou, ean hum ziscoé attàu quer coutant, hac é sperèd e oé quen tranquil èl pe vehé bet én é gouvand. Ardro ur blai goudé, er Prince malheurus-cé e gollas é ranteleah hac é vuhé, hac er Sant e sortias ag é brison aveit retorne d'é gouvand.

A pe santas é tosté é œr dehuéhan, ean e assamblas é ol menéh, ha goudé en dout reit dehai é vénédiction, ean e hroas en douguein ar vorden é vé en doé groeit toullein. Quentéh èl ma huélas el léh destinet aveit en interrein, ean e laras : *chetu el léh a me repos bet fin er bed.* É galon e oé bet attàu joéntet doh Doué bet er momand dehuéhan ag é vuhé, ha ne arsàuas a bedein nameit a pe arsàuas a vihuein. Merhuel e ras er blai eih cand trizêc, ouaidet a nandêc vlai ha tri uiguênd.

Sant Théodor, é ni, hac Abad ar é lerh ér memb couvand, en dès scrihuet é vuhé, hac hé achihue dré er bedenmen : *Pasce mecum hunc gregem quem multo labore et sudore collegisti*, etc.; Me zad santel, pligeèt guet-n-oh sellèt doheign a lein en nean, ha me secour d'instrugein ha de hoarne santélemant er vanden menéh en dès coustet quement d'oh assamblein ha dessàue. Veillet ar nehai, conservet-ind, ha pligeèt guet-n-oh secour hac er ré e zou avancet én hènt ag er barfection, hac er ré e zou hoah é commance. Ol é mant hou pugalé, querclous èl en hani e hoès lausquet guet-hai aveit tad ha supérior; beah avocad aveit omb ol dirac Doué, ęit ma virehemb guet fideldæt é lésen hac é hourheménen; ma béliehemb en examplen a vertu e hoès reit d'emb én hou puhé, ha ma talhehemb bet er fin doh er santeleah e houlenne er stad é péhani é omb ingaget.

## RÉFLEXION.

Er Sant-men, én é glinhuèd debuéhan, e hroas en dou-guein ar vord é vé hac e sellas doh-t-ou guet joé. Bihuamb mad, ha ne zougehemb quet er marhue. Ne bêllet quet ag hou sperèd er chonge ag er marhue, èl ur chonge chagrinus péhani e drouble hou joé ha pligeadur; quement-cé ne hroéhé meit sorbein hou ç'inean aveit un herrad amzér, ha ne virou quet ne zei quentéh er memb chonge, pé ur chonge benac aral d'hou troublein.

Un dra necessær-é hum breparein de verhuel erhat. Hui e elle merhuel er blai-men, martezé quênt fin er sohun, ha memb hinihue. Ellein e ret merhuel én un taul, subite-mant; ret-é enta chongeal ér marhue. Un affær ag er vras-san conséquance-é, péhani ne vou groeit nameit ur huéh hemb quin, é péhani é hès dangér a vanquein, ha mar hé manquér, é vér collet hemb recour erbet.

Laqueit reihtæt én hou couciance; hum laqueit ér stad é péhani é carehoh bout cavet én hou ç'ær debuéhan, ha hui e gavou douce er chonge ag er marhue. Er chonge-cé, quen huerhue eit er ré e hélie er bed, e hroei hou consolation én hou poénieu hac afflictioneu. Er chonge-cé ag hou fin de-buéhan e chervigeou bras ehué eit hou tistroein a zoh er péhèd hac eit hou tonguein de bratiquein er vertuyeu.

---

### *En huéhvèd dé a vis Imbril.*

## SANT AIBERT, ERMIT.

SANT AIBERT e zas ér bed er blai mil tri uiguénd, é es-cobti Tournai. A vihannicg ean e ziscoas ur houste bras eit er beden hac eit bihuein pèl doh er bed. Ne vanqué jamæs én officeu nac én instructioneu ag é barræs. Remerquet e oé bet é passé el lod muihan ag en noz ar é zeulin, hac en hum daulé d'é hæd d'en doar a pe ne ellé mui hum zerhel ér fæçon-zé. Ur sourci bras en doé ag hum guhein a p'hum laqué de bedein, hac arrihue e ré liès guet-ou hum dennein én ul léh distro benac eit bout liproh d'hum antretenein inou guet Doué. Ne laqué quet ehué bihannoh a boén eit cuhein é yunieu, ha discoein e ré a zianyès é taibré èl er réral.

Èl m'en doé cleuet ur gannen composet ar benigen ruste ha vertuyeu sant Thibaut, ermit, péhani e zé un nebedicg quênt a verhuel, ean hum santas quen touchet, ma queméras er résolution de gùittat er bed eit mad; monnet e ras de gavouet ur bélêg hanhuet Yehan, péhani e vihué én un ermitagicg toste d'inou, ha gobér e ras guet-ou er memb yunieu, hac er memb mortefiçationeu. N'ou doé quet liès bara de zaibrein; n'allumènt jamæs a dan, ha n'hum chervigènt a nitra darihue, ou bibuance ordinær e oé gouriad leseu. En darne-muihan ag en dé hac ag en noz e dremeinènt én oræson, é cannein psalmeu ha mêlodi de Zoué. Er Santmen e gueméras goudé en habid é couvand Crespin, hac e zalhas attàu inou de bratiquein er memb mortefiçationeu; cousquèt e ré ar en doar; ha deustou d'en distractioneu e ré dehou er gargue en doé ér houvand-cé, ne cessé quet nehou ag en dout attàu ur sperèd intérior ha tranquil.

Goudé en dout tremeinet inou puemb plai ar-n-uiguênd, sant Aibert, d'en ouaid a dri uiguênd vlai, hum dennàs, dré bermission é Supérior, én un deserb tristoh hoah; é péhani é cresquas a nehué é benigen. Ne ellér quet, hemb miracle, hum vâguein guet quer biban a dra èl ma hroé. En hani en dès scrihuet é vuhé e verche penaus é benigenneu extraordinær en dès groeit ur martyr a nehou, ha penaus ma passé aveit er marveil ag é amzér. Ér fin ne zaibré mui tam bara; hac aveit castiein davantage é gorve, ean e anduré ehué er séhèd, doh hum bassein liès a zeur memb, er péh ne viras quet doh-t-ou a vihuein hoah uiguênd vlai ér fæçon-zé.

Escob Cambrai, én ur gleuèt er brud ag é santeleah, en obligeas de receu en Urheu sacret. A pe oé bet groeit Bélêg, ean e laré bamdé en overen guet billeih a zevotion. Sourcius bras e oé ehué a govessat ol er ré hum bresanté, ha güélet e vezé quement a changemant ér ré hum adressé doh-t-ou, ma laré peb-unan é oé assès, eit hum gonvertissein, monnet de gavouet sant Aibert.

Anfin, læn a vertuyeu, ean e rantas é inean pur de Zoué er blai uinêc cand deu uiguênd, ouaidet a buar-uiguênd vlai.

## RÉFLEXION.

Sant Aibert, én ur gleuèt conze a benigen hac à ver-

tayeu en ermit sant Thibaut, hum dennas én un ermitagicg eit gobér can-memb penigen. Ur galon pur e zou sentus doh en disterran lusque e ra dehi er græce, ha fidel de hélie inspirationeu er Sperèd-Santel. Péh effèd e hroa ar hur haloneu-ni er gùellan réflexioneu hac en inspirationeu santellan? Un inean dallet dré er péhèd ha dré en inclinationeu diréglet, ne huéle lom é creis er sclærdér memb brassan.

*Eile Réflexion.* Souéhet-omb é cleuèt conze ag er benigen vras en dès bet groeit sant Aibert, goudé ur vuhé quer pur ha quen innoçand; mæs ne zeliamb-ni bout quer souéhet é huélet penaus ne falle quet d'emb gobér en disterran penigen, goudé m'hun nès commettet quel liès a béhèd? Jesus-Chrouist en dès disclæriet é ma stréh hènt en nean; ha ni e elle chongeal é fehé bout ledanneit aveit omb-ni?

---

*Er seihvèd dé a vis Imbril.*

## BUHÉ EN DÉN EURUS HERMAN, MENAH.

ER Servitour fidel-men de Zoué ha d'er Huérhiès glorius Vari e oé sàuet a Gologne. A vihannicg é oé ur broaidur parfæt, douce hac aboeissant bras. É léh hum durel guet en hoarieu ordinær d'er vugalé ag é ouaid, ean hum denné én un ilis consacret de Rouannès en nean, é péhani é tremeiné én oræson el lod muihan ag en dé. Inou, prosternet dirac limage Mam Doué, é vezé cleuet doh hum adressein guéh doh er Vam, guéh doh er Mab, guet ur gonfiance tinér e ellé Doué hemb quin inspirein d'un inean divlam ha pur èl é hani.

Devotion er broaidur-men en doé bet pliget bras de Zoué ha d'er Huérhiès Vari, hac e oé bet aveit-ou, durant é vuhé, ur vamen a hræceu hac a zonæzoneu particuliér.

En Intron-Varia e apparissas dehou mar-a-huéh, hac e hroas dehou santein en effèd ag hé frotection én é ol dobérieu spirituel ha tamporel.

É guèrènt e oé tud peur, ha dré guement-cé, n'ou doé quet er moyand eit en antretenein ér scol; mæs, dré un effèd a brovidance en Eutru Doué, é oé bet recevet én ur houvand a urh sant Norbert, é péh léh é hroas é studi hac é

avanças hilleih é siance, ha hoah muyoh ér vertuyeu. Cârein e ré quement er morteficationeu hac er souffrançeu, ma vehé bet digoutant a vout ur momand memb hemb souffrein; rac, em'ean, en amzér ag er vuhé-men ne zelie bout meit un amzér a benigen. Ne fehér quet ehué larèt péguement é tesiré bout humiliet ha dispriset. Scoeit-mé é creis er face, e laras-ean un dé d'ur païsant : hennen, souéhet, e houlennas guet ou perac é venné m'en devehé-ean scoeit. – Rac, em'ean, ma on un dén carguet a béhedeu hac a abominatioueu. Larein e ré guet paud a zevotion en overen, ha liès en hum gavé de vont ravisset a sperèd én un offrein er sacrefice.

Doué, aveit purifiein é vertu hac arreste er goutantemant hac er joé e ellé rein dehou er græceu extraordinær e receué, e bermettas ma oé bet humiliet dré un tantation hir hac importunus, ha ma oé bet affliget guet mar-a-infirmité corporel.

É boénieu intérior hac é souffranceu e gresqué hoah ordinæremant un nebedicg quênt er gouilieu bras. Èl-cé-oé é preparé en Eutru Doué, dré souffranceu nehué, en inean pur hac innoçand-men de receu er græceu extraordinær en doé custum de rein dehou ér solanitéeu vrassan.

" Anfin, é inean santet, carguet a guement a faveurieu ag en nean, e yas de receu er recompance deliet d'é fideldæt ha d'é innoçance, er blai deuzêc cand huéh-ha-tregond.

## Réflexion.

" Hou pêet ur gonfiance vras ér Huérhiès glorius Vari, a p'en dé hi-é hou mam; hum adresset doh-t-hi éu hou tobérieu spirituel ha tamporel; exposet-ind dehi guet simplicité; goulennet guet-hi er péh e zou necessær d'oh eit bihuein ha chervige erhat Doué: hi e gâre er ré hé hâre a huir galon. Ur vam e guemére pligeadur, a pe huéle hé hroaidur doh hum adressein doh-t-hi guet confiance; Mari nen dès quet bihannoh a garanté doh-oh aveit hou mam, hac hi e ellé hé dout muyoh.

*Eile Réflexion.* En dén santel-men e vezé goah-tourmantet dré er goal-sperèd, a pe dosté er gouilieu bras, eit péré en hum brepare guet un devotion nehué, hac é péré en en doé custom de receu faveurieu bras ag en nean. Er goal-sperèd ne laque jamæs muyoh a boén de dantein, de geinein ha de droublein ur hrechén eit én amzér ma hum bre-

pare ha ma hum zispose d'hobér er mad : par-example, d'hum rein ol de chervige Doué, de renoncieín d'er faus pligeadurieu ag er bed, ha de bratiquein er vertu. Mæs er poénieu intérior e santér nezé, er séhour-zé, en tantationen-zé memb e zelie allume ha cresquein hun devotion ha doublein hun œvreu mad, quêntoh eit ou bihannat. Péh ur malheur eit er ré péré, manque a gourage, e zou dalhet hac arrestet él laceu-zé e stenne dehai er goal-sperèd.

---

*En eihvéd dè a vis Imbril.*

## SANT HOSPIS, ERMIT.

SANT HOSPIS, guenédicg a France, én ur gleuèt conze ag er vuhé santel e gonduyé en Ermitèd ag en Egypte, en doé bet un hoant quer bras d'hobér èl d'hai, ma trézas er mor eit monnet de zisquein guet-hai er gùir hènt ag er salvedigueah hac ag er barfection. Æz-é comprenein péh effèd e broas en exampleu bras-cé a vertu ar ur galon quen disposet èl é hani. Bâmet-oé é huélèt é lod a nehai er gruel-det innoçand guet péhani é castiènt ou horve, é lod aral er silance continuel de béhani en hum gondannènt, hac én ol er sperèd a vortefication, er sperèd a oræson hac er garanté pur ha berhuidant ou doé aveit en Eutru Doué.

Hospis e zistroas de France guet er résolution de laquat é pratique en exampleu bras en doé gùélet én Egypte. Goudé en dont doaret é Provance, ean e choégeas eit é zemeurance ur hoh tour abandonnet, é bord er mor. Inou, occupet guet Doué hemb quin, ean e zouguas er benigen hac er mortefication pêllan ma oé possible dehou guet er secour a bræce Doué. Douguein e ras a nezé ur cilice, guet ur rangen hoarne én dro d'é gorve; é yunieu e oé continuel, ha durant er hoareis ean e gresqué hoah é benigen. Un nebedicg amzér e laqué bamdé de hobér pannérieu brèn; er reste ag en dé hac en darne-nuihan ag en noz e gonsacré d'en oræson.

Doué e ras d'er Sant-men en donæzon a broféti. Disclæriein e ras én avance en distruge bras e zelié gobér er boble a Lombardie én doar a France, hac avertissein e ras en dud a ziar er mézeu d'hum dennein ér hærieu guet ou lonnèd ha glouestreu, aveit ou sauvein ag er billage. Er barbarèd-cé e

zas én effèd é France ; ur vanden a nehai e antréas én tour é péhani é oé er Sant-men ; hac én ur huélèt é rangenneu, ind er heméras eit ur hriminel bras benac. Ind e houlennas guet-ou péh sorte crime en doé commettet. De guement-cé ne rescondas nitra quin nameit larèt é oé er goaban hac er fallan dén e oé ar en doar. Unan ag er soudardèd e sàuas é sabre aveit feutein é bèn ; mæs é vréh e chommas ræt bet que ne zas er Sant, én ur hobér sine er groéz ar nehou, de laquat é vréh én hé heten stad ; ha dré ur miracle hoah caërroh, ean e gonvertissas d'er fé er soudard-cé, péhani hum rantas menah. Sant Gregoër, Escob a Dour, péhani en dès scribuet buhé sant Hospis, e lare é vihué hoah én é amzér er menah-cé.

Anfin sant Hospis, goudé en dout pratiquet ur benigen quen extraordinær durant puemzêc vlai, e chommas clan. Tri dé quênt merhuel ean e lammas é rangen, ha gùélet oé bet én é gorve léh er rangen daibret guet er prinhuéd.

Goudé en dout receuet é Sacremanteu dehuéhan, ean e varhuas guet ur min douce ha joéius, er blai puemb cand unan-ha-puar-uiguênd.

RÉFLEXION.

*Ne juget quet, eit ne vehet quet juget ; rac juget vehet revé m'hou pou juget er réral*, emé Jesus-Chrouist én aviél. Én ur jugein hou nessan, hui hum expose d'hobér ur jugemant pé faus pé téméréř, rac en apparance e zou trompus liès mad. Sant Hospis e oé bet queméret aveit ur hriminel, dré ma oé sammet a rangenneu ; ha neoah é oé ur Sant bras. Chonget é ma gùel ol er réral hac en ou dès mui a vertuyeu aveit oh. Ne fehoh quet jugein guet rai a vadeleah ou œvreu. Mar gùélet un œvre benac fal én extérior ha revé en apparance, ne gondannet quet hou nessan eit quement-cé : martezé en diouïegueah pé en intantion vad en dès, er rante divlam dirac Doué. Ha memb nac é vehé hanad ha splan faute hou nessan, nen dé quet d'oh-hui-é er jugein eit quement-cé, mæs de Zoué. A pe huélet hou prér couéhet én ur faute benac, sellet ma nen d'oh hui-memb cablus ag er memb faute, pé martezé ag un aral benac brassoh. Ma n'hum santet quet cablus, beah perpet humble, trugairéqueit Doué d'en dout hou conarantet ; hou péet truhé doh hou prér, pedet Doué aveit-ou ; chonget én-oh hou ç'hunan, hum examinet hac hum juget hui-memb.

## *En nàuvéd dé a vis Imbril.*

## SANTÈS VAUTRUD, INTANVÉS.

ER Santès-men, guenédicg ag en Austrasie, e oé merh de sant Valbert ha de santès Bertile, hoér de santès Aldegonde, ha priéd de sant Madelgaire. Én amsér ma oé hoah bihannicg, hi e cheleué guet un attantion vras en instructioneu santel e broé dehi hé mam, hac e bourfitas a nehai. Ne banànas er bed hac é vanitéeu meit aveit ou dispriseín: hélie e ré hé mam é peb léh, hac hé secour e ré én hé ol œvreu mad.

Eit pligein d'hé hèrènt, hi e ziméas d'er Homte Madelgaire, ha bet hé doé bet puar croaidur, deu bautre ha dihue verh. Sant Madelgaire, touchet é huélèt devotion ha vertu é brièd, hum sihoustas doh er bed hac hum rantas menah é couvand Haumont, toste de Vaubeuge. Vautrud e chommas hoah deu vlai én hé sy aveit dessàu hé bugalé, hac hum ras ol d'en œvreu a charité. En dud libertin hé goapas à gaus d'hé devotion, hac er fal déadeu e laras peb sorte droug a nehi. Er Santès e souffras tout hemb hum glèmme, ha ne glasquas hé honsolation pameit doh treid hé hrucefi.

Er bersécution-zé e chervigeas non-pas hemb quin eit purifiein hé vertu, gobér e ras hoah dehi hum hastein d'accomplissein er résolution hé doé queméret a bèl-quênt d'hum denne ag er bed. Pedein e raš un Eutru ag hé hærènt d'hobér seuel aveit-hi un ty bihan é péhani en hé devehé bet guellet passein er reste ag hé buhé, én ur chervigein en Eutru Doué. En Eutru-zé e hroas seuel un ty caër; mæs èl ma refusas er Santès logein én-ou, é oé bet ret seuel un aral disterroh. Én ty distér-sé é conduyas ur vuhé mortefiet bras, hac hé haranté tinér doh Doué e hroé dehi schille é peb momand dareu a gonsolation.

Er beuranté, péhani hé doé choéget eit hé fartage, ne viré quet doh-t-hi a assistein perpet er beurerion; cavouet e ré moyandeu a bep sorte aveit ou soulagein. É huélèt é oé bet laqueit un dén peur ér prison a gaus d'é selé, hi e santas un hoant bras d'er secour ha d'el laquat é liberté, én ur baiein aveit-ou; mæs n'hé doé meit en hantér ag er somme

e oé requis dehi cavouet aveit paiein. Hé volanté vad e oé bet quen agréable de Zoué, ma cresquas en argand étré hé deourne, én ur fæçon ma hum gavas assès eit délivrein en dén peur-zé ag é brison.

Èl ma oé oueit pêl er brud ag hé vertuyeu, é tas hilleih a verhèd devot d'hum offrein dehi aveit bihuein édan hé goarnation. Hé zy e oé bet quênt pêl changet én ur houvand, ha gùélet oé bet en ol léannésèd e oé inou, conduyet dré ur væstrès quer santel, é vihuein avel ælèd. Eu ermitagicg-cé, quer peur ha quer bihan a gommance, e zas de vout ur houvand hac ur chapistre inourable a Chanoénésèd. Er Santès-men e varhuas er blai huéh cand huéh-ha-puar-uiguênd, ardro en ouaid a dri uiguênd vlai. Doué e zisclærias hé santeleah dré hilleih a viracleu durant hé buhé hac arlerh hé marhue, hac er guér a Vons en dès hé hemérot eit Patromès.

## RÉFLEXION.

Santès Vautrud, merh de zeu Sant, hoér d'ur Santès, prièd d'ur Sant, hac hi e ellé manquein a vout Santès hi-memb? Péh quer gloahue-é bermen er sorte familleu santel-zé! Eit ma vehé er vertu un héritage én ur famille, eit ma ellehé un tad hac ur vam rein er vertu é partage d'ou bugalé, ind e zelìehé bout pihuicq a vertuyeu ind-memb. Eurus en tad, eurus er vam péré e lausque guet ou bugalé un héritage èl-cé! Eurus er guêrènt péré, én ær a ou marhue, én dès er gonsolation d'ou dout ansajgnet mad ou bugalé, inspiret dehai dougeance Doué, hac e lausque guet-hai, eit héritage, en exampleu mad a vertu ou dès bet reit dehai durant ou buhé! Ha ne lausquehènt-ind guet-hai quin héritage, hac en ou lausquehènt-ind dibourvé a ol madeu er bed, ind e elle bout én gorto é receuon er vugalé-cé bénédiction en Eutru Doué hac e queméron soign a nehai.

---

## *En dècvèd dé a vis Imbril.*

## SANT MAQUER, ARHESCOB.

En Sant-men e oé ganet ag en Arménie. En Arhescob a Antioche, é huélèt é siance hac é vertu, e hanàuas-é oé choéget guet Doué eit bout un dé er splandér ag en Ilis, ha rac-cé ean e ras dehou en Urheu sacret.

A pe oé bet groeit Bélég, ean hum acquittas ag en excelcieeu brassan ag é gargue én ur fæçon quen examplus ha quen avantajus eit salvedigueah en ineaneu, ma laras un dé en Arhescob d'é boble : hui e huéle é on ouaidet; hou pourfit-é choége ém léh unan hac e ellou repareia me fauteu; me grède en en dès Doué destinet d'oh aveit bugul er bélég Maquér; ha mar er choéget, me varhuou coutant. En ol e rescondas : Maquér e gueméroa hou léh, ha ne falle d'emb hanni meit-ou. Hac, én effed, goudé marhue en Arhescob, é oé bet laqueit én é léh.

Er Bugul santel-men en doé ur gréd berbuidant hac aviset, hac ur soign carantéus ag é boble : er beurerion casi ol ne vihuènt meit dré é secour; é vihuance e oé distér bras, ha disterroh oé hoah é vénage hac é drein; perdègue e ré dré gonze ha dré example. Ingagein e ré liès, én é instructioneu, er ré er cheleué de vihannat en dispigneu inutil e hroènt é habideu caër ha chervadeu, ha de changein quement-cé é alézoneu; ha liès én dé é scùillé hilleih a zareu ar béheden é boble.

En ol er sellé él ur Sant; mæs a p'en das d'hanàouet en istim e oé groeit a nehou, é humilité vras e hroas dehou abandonnein é gargue. Monnet e ras nezé de visitein en doar santel. Én é voyage ean e labouras eit convertissein er Sarrazinèd, péré en trettas ér hommancemant guet crueldæt, mæs péré er respettas ér fin; ha bet en doé er gonsolation de huélet un nombre bras a nehai doh hum gonvertissein.

Én ur remerquein penaus ne ellé quet chomme pèl én ul léh hemb bout istimet, ean e gommançaş bihuein èl ur perhindour, én ur chongeal penaus é changein a gartér, ne vehé quet het hanàuet, hac é vehé bet dré-zé exposet de vout dispriset ha rebutet; mæs Doué, péhani en doé inspiret dehou, dré ur vocation particuliér, er chonge de voyagein, aveit discoein én-ou de var-a-boble un example parfæt a vertu, ne bermettas quet m'en devehé bet chommet ur splandér quer bras cubet. Er Sant e hroé burhudeu é quement léh ma passé. É Cologne, ean e huellas ag un droug-sant er mæstre ag en ty é péhani é logeas; é Maline, ean e vougas un tan allumet ha furius bras; é Cambrai, un Æl e zigueoras dehou dor en ilis; é Maubenge é oé bet quemèret aveit ur Profet bras; é Tournai, ean e gavas ur revolte

é mesque er boble, en habitandèd armet en eile énep d'éguilé ha preste d'hum lahein ol : hum laquat e ras étré-z-hai guet ur grucefi én é zourne, hac hemb bout hanàuet guet hanni a nehai, ean e gonzas doh-t-hai guet quement a nerh, m'ou doé taulet ou armieu a costé ha m'ou doé hum accordet ar en ær memb.

Monnet e ras anfin d'er guér a Gand. En dud ag er guércé, péhani e oé ravaget dré er vocen, hum recommandas d'é bedenneu. Er Sant e houlennas guet Doué er græce de verhuel ean-memb guet en droug-cé, ha ma vehé bet délivret er guér ag er hlinhuèd. Doué e cheleuas é beden, ha merhuel e ras èl m'en doé er goulennet, er blai mil deuzêc, hac ér momand ma varhuas, é cessas er hlinhuèd ér vro.

## RÉFLEXION.

Er Sant-men e scùillé ur mor a zareu ar béhedeu é boble : er gùellan implé e ellet gobér ag hou tareu e zou ouilein hou péhedeu ha péhedeu hou nessan. De betra é chervige d'oh ou impléein de ouilein hou misérieu hac hou colleu tamporel? Gournet-ind aveit ouilein hou péhedeu, hac ind e zei de vout pourfitablé aveit oh.

Péh quen douce-é ouilein hur péhedeu, a p'en da Doué de gonsolein er ré ou ouile? Nen dé gùir penaus jamæs ne hoès hum gavet coutantoh eit én amzér é péhani en e hoès ouilet hou péhedeu? En dareu e scuillér ér momand eurus-cé nen dint-ind gùel eit en ol joéieu ag er bed? O men Doué! mar santér quement a gontantemant é ouilein aveit oh ér bed-men, péh joé ne santehemb-ni doh hum rejouissein guet-n-oh én nean?

---

*En uinécvèd dé a vis Imbril.*

## SANT MARTIN, PAB HA MARTYR.

Er Sant-men, sàuet a Doscân, goudé en dout hum reit ol d'er studi én é youancqueis, hum rantas é cource forh abil; é vuhé e oé ehué quer pur ha quer santel, ma oé bet choéget aveit bout Pab, goudé marhue er Pab Théodor.

Er Bugul mad ha fidel-men, open er sourci bras e gueméré de bourvæein de zobérieu spirituel en ineanen, en doé

hoah ur garanté quen tinér aveit é boble, ma oé bet hanhuet tad er beurerion; hac, eit larèt gùir, biscoah ne oé bet güélet ur galon truhéussoh é andret en dud affliget, na sourcïussoh d'ou soulagein.

En Ampeleur Constant, péhani e oé hérétique, e gassas Olympius d'en Italie, hac e ordrénas dehou laquat Martin d'er marhue, pé er hemér hac en dégasse dehou, a gaus m'en doé groeit er Pab santel-men er hondannein èl hérétique, én ur Honcil e hroas derhel én ilis a Latran, er blai quetan ag é baboni. Olympius e ras cargue de unan ag é dud d'er massacrein ér momand m'en devehé bet recevet er gommunion ag é zourne. Ne oé nitra æssoh aveit donnet de bèn ag en torfæt-men, dré ma ré er Pab er gommunion de bep-unan én é léh; en dén-sé ne hroas quet neoah er péh e oé bet ordrénet dehou; avouéein e ras memb goudé é oé deit de vout dalle ér momand-cé, ha nen doé quet ellet güélèt er Pab. Olympius, scoeit dré er péh e arrihuas, e hroas é beah guet sant Martin, hac e varhuas un nebedicq amzér aclerh.

Théodor Calliope, hanhuet aveit derhel é léh, e yas guet un armé de Rome. Sant Martin, péhani e oé clan, e oé bet queméret én ilis a Latran; Calliope e leinas nezé dirac en ol un ordrénance a berh en Ampeleur, péhani e zougué é telié bout lammet Martin a gargue; mæs ol en dud a ilis hum sàuas d'ur voéh hac e laras penaus ne oé nitra de rebroichein de sant Martin, hac é cènt preste de vihuein ha de verhuel guet-ou; rac-cé, dré ma tougé hennen er boble, ean el lausquas tranquil, hac é oé bet conduyet er Pab santel ag en ilis d'é balæs. Mæs de greinoz é oé bet arré tennet a inou ha casset de Borto, é péh léh é ambarquas eit monnet de Gonstantinople. Doarein e ras é inisen Naxos tri mis goudé, ha chomme e ras inou ur blai guet er ré er goarné. Pèl oé bet é souffrein guet er vit, ha guet un dihoustemant bras doh peb sorte magadur. En Escobèd hac en dud vad ag er vro e zégassé mar-a-bourvæsion dehou; mæs é hoarden ou heméré, hac open e anjulié hac e scoé memb er ré ou dégassé. Ér fin é oé bet casset de Gonstantinople ha laqueit inou ér prison, é péhani é chommas durant tri mis. N'ellér quet larèt péguement en en doé bet d'andur amen; mæs chetu er péh e leinér én ul libér e scrihuas nezé: a

boudé seih dé ha deu-uiguéod, em'ean, ne mès quet bet a seur, na tuêm na yein, eit hum holhein. Scornet-on guet en aneouid, ha ne mès mui tam nerh. Er vit e mès bet, ar vor hac ar zoar, e vire doh-eign a guemér repos erbet. Mé horve, ol mâlet m'en dé, ne elle quet mui hum zerhel én é sâu. Hac en em behé ur bihuance benac, n'em behé quet attàd er sorte e jaugehé doh-eign ér stad ma on, ha ne mès nameit dongér ha dihoustemant doh oi er péh e rér d'eign. Én gorto-on neoah penaus en Eutru Doué, péhani e zelie imbèr me zennein ag er bed-men, e rei d'em anemisèd er græce d'hobér penigen.

Nezé é oé bet groeit dehou comparissein dirac en Ampeleur hac er ré vras a guér, hac é oé bet dihusquet ag é husquemanteu a Bab. Ne chommas guet-ou nameit é rochêd gloan, péhani e oé bet ronguet ag ur pèn d'en arat. Laqueit-oé bet ur gacol hoarne ar é hougue, ha conduyet-oé bet ér stad-cé a balæs en Ampeleur de greis quér. Staguet-oé bet guet rangenneu, hac ur bourreàu, guet ur glean nuah én é sourne, e guêrhé én é raug, aveit rein d'antand é oé condannet d'er marhue. Ne oé nameit mar-a-unan a guement en anjulié, casi en ol en doé trubé doh-t-ou, e huannadé hac e scùillé dareu. A pe oé arrihue guet er prétoér, é oé bet laqueit arré én ur prison, é péhani nen doé eit gulé meit ur blanquen; hac èl ma oé forh ruste ha calet en amzér, casi ne varhuas guet aneouid. Toste de dri mis é chommas hoah ér prison-cé, ha goudé é oé bet casset de Gùersonès, é péli léh é oé ur guêrteri bras. Conze e rér amen a varé, emé er Pab santel-mèn é unan ag é lihéreu, mæs ne huélér quet en disterran tam: nen dé quet possible bihuein amen, meit ha dégasset vehé d'emb ur bourvæsion benac a Italie. En dud ag er vro-men, e lare-ean hoah, e zou cri ha barbar, n'ou dès trubé erbet. Mæs souéhet-on ma vehé er ré en dès bet me hanàuet én Italie quer calet a galon doh-eign; me ancoéheit ou dès quement ma vehé laret ne vehen quet mui ér bed eit-bai. Mæs perac en hum chagrinehen-mé, toste-é me sermén dehuéhan, hac én gorto-on é tei quênt pêl en Eutru Doué, én é visériçorde, de laquat fin d'er vuhé triste-men. Merhuel e ras én effêd un nebedicg amzér arlerh.

## RÉFLEXION.

Er Sant-men e zou bet én é vuhé læn a garanté hac a

drubé doh en dud peur hac affliget; ha neoah ean e zou bet lausquet én é zivroemant hemb secour, hemb soulagemant hac hemb consolation erbet. Groamb durant hur buhé en ol yad e ellamb; mæs ne glasquamb quet hur recompance ér bed-men; espéramb er recompance caërroh é ranteleah hun Doué.

Chongeamb é omb ér bed-men él léh ag hun divroemant, én un devalen a zareu, a fatique, a boén hac a affliction; hac é ma hir assès en éternité eurus aveit discùéh, eit hum gonsolein hac hum rejouissein é Doué, é compagnoneah en Ælèd hac er Sænt.

---

## *En deuzècvèd dé a vis Imbril.*

## BUHÉ EN DÉN EURUS NICOLAS-LA-ROCHE.

Er Servitour fidel-men de Zoué, guenédicg a vro er Suissèd, e oé én é youancquis quen aboeissant, ma ellér larèt nen doé quin volanté nameit hani é dad hac é vam; é ol bligeadur e oé leine buhé er Sænt. Touchet dré example sant Nicolas, a béhani é tougué en hanhue, ean e yuné liès él d'ou. Deuston ma oé é guèrènt én ou æz, ean hum bligé é hoarne el lonnèd, rac ma hum gavé èl-cé pêl doh en trous ag er bed ha liproh de bedein Doué ha d'hobér oræson.

Aveit pligein d'é dad ha d'é vam, ean e ziméas d'ur verh læn a vertuyen, hanhuet Dorothé, ha conduie e ras guet-hi ur vuhé crechén, devot ha parfæt bras.

Èl ma oé bet obliget de chervige én armé durant ur certæn amzér, ni e zelie credein é oé bet providance en Eutru Doué en doé er hasset d'inou aveit arreste disordreu er soudardèd, hac aveit rein dehai exampleu bras ag er barfection a grechéneah. Ne vanqué jamæs a laquat er peah a pe sàué trous, scandal pé dissantion étré-z-hai; hac un adresse admirable en doé aveit douçat ou imurieu hac aveit ou accordein en eile guet éguilé.

Goudé bout deit ag en armé, ean hum dennas, dré gousantemant é brièd, én un deserh é péh léh é pratiquas mortefications bras. Er goal-sperèd e hroas é ol bossible aveit gobér dehou colle courage ha quittat en deserh: clasquein e ras en troublein dré dantationeu importun, dré boénieu a

operèd ha dré scrupulieu; mæs disprisein e ras finesseu é anemis, ha derhel e ras mad perpet. Deustou ne oé quet bet ér scol, ean e gouié guet quement a nerh ag er gûirionéeu ag hur religion, ma té quement hanni er hleué de vout touchet; ha gûélet oé bet tud libertin péré ne oènt bet deit d'er hleuet meit dré guriosité, é retourne d'ou hènt guet ur glabar bras ag ou féhedeu, ha guet ur résolution vad de changein a vuhé.

Æs-é de bep-unan hanàouet péh quen tinér e oé é garanté doh Jésus-Chrouist dré en dareu péré e ridé ag é zeulegad ér momand ag er gommunion.

É zevotion bras eit er Huérhiès glorius Vari e hroé dehou hé mêlein é peb occasion, ha disclærieiu e ras un dé d'unan ag é amièd penaus n'ellé quet nehou larèt péguement a hræceu e receué bamdé dré intercession Mam Doué. Douguein e ré perpet é chapelet én é zourne, ha santein e ré ur joé douce ha læn a gonsolation doh el larèt.

Er Servitour bras-mes de Zoué ne oé quet hemb quin ur scüir hac un example caër dré é vuhé humble, devot ha mortefiet. Rantein e ré hoah calz a chervige d'er boble ag er hartér dré é avisen ha dré er pedenneu e offré aveit-hai de Zoué. A pe oé en habitandèd a Lucerne hac a Zurio ar er poënd d'hobér brézel en eile d'éguilé, ean e yas d'ou havouet, ha goudé en dout ou accordet étré-z-hai, ean e broas sinein er peah.

Él m'en doé croguet en tan én un ty ag ur vourh, péhani ne oé quet pêl doh é ermitage, hac èl ma tougué en ahoèl quer pêl er flamme, ma oé ol er vourh én danger bras a vout losquet, é oé bet casset exprès, é creis en dristedigueah hac en disconfortance-zé, un dén aveit pedein en Ermit santel d'ou secour dré é bedenneu. Quentéh èl ma oé bet avertisset, ean e vontas ar ur roh ihuél, a ziar béhani é huélé en tan: goudé en dout hum laqueit inou ar é zeulin, ean e bedas en Eutru Doué de sellèt guet truhé doh er boble peur-zé, hac ér memb momand en tan e vouguas. Casse e ras ean-memb er memb dén-zé d'ou ingagein, ag é herh, de drugairéquat Doué ag un græce quer bras.

Anfin, ouaidet a zéc vlai ha tri higuênd, ha læn a vertu, ean e rantas é inean eurus de Zoué er blai puarzêc cand seih-ha-puar-uguênd. Goarne e rér é zai èl un dra précius é ilis en Taden Juistrèd a Lucerne.

### REFLEXION.

En dén santel men én é youancquis, ér stad a briédereah, ér hommerce ag er bed, én armé, én é ermitage, e zou bet perpet ur memb, hac é peb léh en dès hum santefiet muyoh-mui. Mar hun nès ur gùir volanté d'hum santefiein, nac hun ouaid, nac hur stad, nac hur honditioneu ne vireint quet doh-emb ag er gobér. Nen dé quet er moyand de vout sænt e vanque d'emb, mæs er volanté vad-é e vanque d'emb, malheurusemant!

---

*En drizécvèd dé a vis Imbril.*

## SANT HERMENIGILDE, MARTYR.

LÉVIGILDE, roué er Gothèd, é Spagne, en doé bet deu vab a Dhéodosie, é voès, Hermenigilde ha Récarèd. Où deu é oènt bet dessàuet é creis en hérési é péhani é vihué ou zud ind-memb. Hermenigilde e ziméas de Ingonde, merh de Sigebert, roué a Austrasie, péhani e oé ferme ér religion Catholique.

Lévigilde, eit assurein é ranteleah d'é vugalé, e ras de bep-unan a nebai ul loden ag é stadeu, durant ma oé hoah é buhé. Séville e oé er guér capital e zigouéhas guet Hermenigilde é partage. Ingonde, é voès, en doé bet hilleih d'andur a berh Goshuinde, hé mammêg, diméet de Lévigilde, hé zadêc, goudé marhue Théodosie. Er vammêg-men, hérétiquès ahurtet, e impléas ol hé finesse eit gobér d'hé merhêg Ingonde renoncieın d'er religion a Grechéneah; mæs nitra ne ellas donnet de bèn ag hé gounit, ha chomme e ras attàu quer ferme èl aguênt én hé lézen. Hé honzeu hac hé exampleu e houniàs a hantér Hermenigilde, hé frièd, péhani e gommançàs, dré guement-cé, doutein ag er huirioné ag é religion, hac hum lausquas goudé de vout memb aquêrh gouniet dré instructioneu sant Léandre, Escòb a Séville. Digueor e ras é zeulegad d'er sclærdér en doé dishanàuet beta nezé, ha pourfitein e ras ag en amzér ma oé é dad ér mæz ag er guér, eit renoncieın é publique d'é hérési, hac eit receu er sacremant a Gonfirmation.

Lévigilde, é dad, e gueméras ur golér bras inemb dehou,

a pe houyas quement-cé; lemel e ras guet-ou é galité a Roué en doé reit dehou, ha quemér e ras er résolution de lemel memb guet-ou é vadeu, é voès hac é vuhé, ma ne zistroé d'er religion en doé quitteit. Hermenigilde e laquas én é chonge de zihuen doh é dad; ol er Grechénion catholique a Spagne e hum joéntas doh-t-ou; mæs bihan e oé en nombre a nebai eit resistein doh en hérétiquèd. Ean e gassas enta sant Léandre de houlen eit-ou secour guet Rouanné a vès-bro. Lod a nebai er refusas, ha réral, péré en doé grateit dihuen é gaus, e droas cain dehou goudé, dré ma oènt bet gouniet dré eur hac argand Lévigilde.

Dihuen e ras neoah ér guér a Séville durant ur blai doh armé é dad; mæs èl ne ellé mui derbel, é oé bet obliget d'hum denne é Cordou hac a inou é Osselen, guet tri hand dén hemb quin. Quênt pêl goudé é oé bet queméret ha pillet er guér, hac er Prince malheurus-men e oé bet cavet ar é zeulin én un ilis. É dad e hroas é bossible aveit gobér dehou changein a religion; hac èl m'er bavas perpet ferme ha dalhable ér fé, ean e lammas guet-ou é habideu royal hac e hroas el laquat én ur prison é Séville.

Er Prince santel-men hom breparas dré en oræson ha dré er yun d'er hombat e huélé reib-mad en devehé bet é bèramzér de soutén aveit er fé; donguein e ras ur cilice ha pratiquein e ras billeih a vortefications aral, eit cresquein hoah er poénieu ag é brison. É dad e gassas unan a vinistrèd en hérétiquèd d'er bavouet eit assai er gounit; mæs er Sant, pébani en doé cas ha dongér doh ol er péh e laré dehou en dén malheurus-cé, e rebreichas dehou er bihan a fé en doé, hac e rescondas dehou é fallé dehou a-grén bihuein ha merhuel crechén. Er ministre-cé e zistroas de gavouet tad er Sant-men, eit disclærieia dehou é péh dispositioneu en en doé-ean cavet; hac en tad dinatur-cé, én é golér, e gassas ar en ær soudardèd eit lemel é vuhé guet é vab.

É tretant, Hermenigilde, én ur santein penaus en disclæration en doé groeit e zelié tennein ar nehou er marhue ag er martyr, hum breparas d'hobér de Zoué er sacrefice ag é vuhé. É oé ar é zeulin é recommandein é inean de Zoué é Grouéour, a pe arrihuas er soudardèd barbar-cé, péré, én ur antréein ér prison, e feutas é bèn guet un taul bohal, hac el lausquas marhue ar en dachen. É vartyr e arrihuas er blai poemb cand huéh-ha-puar-uiguênd.

Sant Gregoër, Pab, péhani en dès scribnet buhé sant Hermenigilde, e lare é ma dré é vérit ha dré é intercession dirac Doué, en hum gonvertissas er roué Recarèd, é vrér, hac ol canton er Gothèd a Spagne. E dad, emé hoah er Pab santel-men, en doé ur chagrin hac un anquin bras a vout bet quer cruel én é andret; mæs ne verne péh quer bras e oé é hlahar, ne yas quet neoah bet er changemant ag é galon. Hanàonet e ras er huirioné a religion é vab; mæs en eune en doé a golle é gourôn, é hobér èl é vab, e hroas dehou merhuel hérétique.

## RÉFLEXION.

Tad sant Hermenigilde e ras d'hanàouet er huirioné ag er religion, ha neoah ean e varhuas hérétique. Recarèd, brér d'er memb Sant, e oé bet avisettoh: ouilein e ras malheur é dad, hac hélie e ras example é vrér santel.

De betra é chervige hanàouet er péh e zeliér gobér, ma ne hroér quet er mad e houyér? Quement-cé ne hroa meit hur rantein cablussoh.

Ne héliamb jamæs er goal-example; n'hum goutantamb quet neoah a guement-cé; groamb hur possible eit hélie en examplen mad e huélamb.

---

*Er buarzécvèd dé a vis Imbril.*

## SANTÈS LIDUVINE, GUÉRHIÈS.

PLIGEÈT guet Doué, péhani, revé m'en disque d'emb sant Paul, e zou un Doué a batiantæt hac a gonsolation, rein d'emb er memb desir hac er memb courage d'andur guet patiantæt un dra-benac aveit-ou, èl m'en dès reit de santès Liduvine.

Er Santès-men, guenédicg a Hollande, ha peur a vaden er bed, e gavas neoah mar-a-chanche mad dré en arbèn m'hé doé ur vràuité vras hac hilleih a avistet; mæs er verh santel-men, péhani en doé hoah mui a vertu eit a vràuité, ha péhani e zesiré drès peb-tra goarne hé guerhtæt durant hé buhé, e bedas en Eutru Doué de lemel guet-hi er vràuité-zé, eit ne vebé quet bet mui deit hanni d'hé goulen aveit priéd.

Un nebedicg amzér arlerh hi e chommas clan; ha Doué,

eit gobér a nehi un example bras a batiantæt, e bermettas ma oé bet affliget durant eih vlai ha tregond guet clinhuédeu quen estrange, ma oé ur gompassion hé guèlèt, ha perpet é anduras hé foén guet ur peah admirable ha guet ur joé intérior péhani e oé bras. Comprenamb dré-zé péguement é elle er horve souffrein, a pe vé en inean læn a garanté doh Doué.

Mar oé bras hé fatiantæt, hé haranté doh en nessan ne oé quet bihannoh. A pe huélas é oé hé mam preste de verhuel, hi e offras aveit-hi de Zoué en ol boén hac en ol droug hé doé anduret bet en amsér-zé, eit obtenein eit-hi er græce d'hé dout ur marhue eurus. Un dé ma tas un dén dibauchet bras d'hé guèlet, er Santès-men, arlerh m'hé doé bet en iogaget de changein a vuhé, er pedas, é hanhue Doué, de chomme durant un nos ar ur memb costé hemb boulgeal, ha de chongeal ér poénieu diremed e andure en ineaneu malheurus én ihuerne. En dén-oé e sentas doh-t-hi hac hum gonvertissas.

Én amzér ma oé bet er vro a Hollande ravaget dré ur hlinhuèd horrible, Liduvine, touchet é huélet affliction ha disconfortance er boblé, e bedas en Eutru Doué de zistannein é golér, ha d'hé affligein-hi hemb quin.

Hé haranté eit en ineaneu ag er purgatoér e hroé ehué liès dehi offrein de Zoué aveit ou soulagemant er poénieu bras e santé én hé hlinhuédeu.

Anfin, ouaidet a dri blai a hantér-hand, hi e yas de recen d'en nean er gourôn hé doé méritet dré ur batiantæt quer bras. Merhuel e ras er blai puarzêc cand tri-ha-tregond.

## RÉFLEXION.

En Santès-men e zou bet affliget guet clinhuédeu bras durant eih vlai ha tregond, hac ou souffret hé dès perpet guet peah ha memb guet joé. Er hlinhuèd e zou ur presant a berh Doué, hac e zou liès pourfitaploh eit er yehaid, deustou nen dé quet quen agréable. Doué en dès é intantion a pe ra d'emb er hlinhuèd; ean e venne pé hur punissein a gaus d'hur péhedeu, pé hun tennein a nehai, pé hun aproquein ha rein d'emb en tu d'hur bout muyoh a vérit.

Pe vehet clan ar hou culé, chonget é oh ar er gulé-eé èl ar ur groéz, ha consideret guet peh patiantæt en dès Jesus chommet ar er groéz. Chonget é hès hilleih a dud peur aban-

donnet én ou blinhuédeu, péré e souffre hoah mui eit ne hroet-hui; chonget ér boén e andure en incaneu ér purgatoér, hac hum gavet eurus ma ra Doué d'oh er græce d'hobér hou penigen, pé d'er bihannan lod a nehi, ér bed-men. Én amzér a drebille hac ér blinhuédeu-é é hanàuér en dud juste doh er béherion: rac, emé sant Cyprien, ur péhour, a pe hoalle un dra-benac doh-t-ou, a pe arrihue guet-ou ur boén pé un affliction benac, hum laqua de vurmurein ha de larèt touïadelleu ha blasphémeu; é léh ma hanàuér, é contrel, en dén juste dré é batiantæt.

*Eïle Réflexion.* Santès Liduvine e gonvertissas un dén dibauchet bras, én ul larèt dehou chongeal durant un noz ér poénieu ag en ihuerne. Mèn é ma en hani e gommettehé er péhèd pe chongehé a barfæt ér poénieu diremæd-cé? Pe vehé allumet un tan bras dirac oh, ha laret d'oh: mar groet er péhèd-cé pé er fal action-zé, é vehet punisset aben, é vou laqueit ha dalhet un ær pé dihue hou tourne pé hou troèd é creis en tan-flam; ha ne vehé memb meit durant ma ma vehér é larèt ur Pater, me houlenne guet-n-oh, péhani e choégehoh-hui? Guet péh sourci é tihoalhehoh-hui nezé a béhein, guet eune a vout punisset èl-cé? Mar dé capable en eune ag ur bunition ag un ær pé dihue, pé memb berroh hoah, de bêllat doh en droug un dén fal ha goal-intantionnet, péh efféd ne zelie gobér ar hou sperèd hac ar hou calon en eune hac en dongeance ag en ihuerne. Pe vehet enta tantet de béhein, hum laqueit de chongeal én tan devorant hac éternel e zou é hortoz er béherion én ihuerne: dré er moyand-cé, hui e feahou er brassan tantationeu.

---

*Er buemzécvèd dé a vis Imbril.*

## BUHÉ EN DÉN EURUS PIERRE GONZALÈS,

### A URH SANT DOMINIQUE.

PIERRE GONZALÈS, ag ur famille inourable, e zas ér bed er blai uinêc cand dêc-ha-puar-niguênd, ér guér a Astorga, é ranteleah Léon, é Spagne. Él m'en doé paud a sperèd, ean e zas abret de vout forh abil hac instruget. Quemér e ras er stad a Vélêg, hac hemb tardein en Escob a Astorga, é yondre, e ras dehou unan ag er hañgueu inouraplan ag é escobti.

Er gargue nebué-cé, é léh er rantein devottoh, ne broas meit cresquein én-ou er vanité, péhani ne oé meit rai naturel dehou. Dré m'en doé ur sperèd lpêm, ean hum bligé ér hompagnoneaheu vras, hac en istim e hroé a nehon tud er bed e secouras hilleih de vâguein é orgueil : open quement-cé, é husquemant, é dyegucah, é hloëstreu, ol é santènt er vanité.

En dé ma queméras position ag é gargue, eit bout inouret davantage, ean e drézas er guér ar ur jau campennet brâu. Er gloër e gueméras én occasion-zé ne badas quet pêl; rac Doué, eit en humiliein, e bermettas ma couehas é jau édan d'ou ha m'en taulas ean-memb d'en doar. Bourd ha hoarh e oé bet é mesque en dud, a p'ou doé-ean gùélet é seuel goleit a fang. Quement-cé e broas dehou antréein én-ou é honan ha larèt : p'en da er bed, péhani ne mès cherviget, allas! nameit rai bela bermen, d'hobér goab a han-an, é, ma ret d'eign ehué, d'em sco, gobér goab a nehou, én ur chervigein ur mæstre aral gùel aveit-ou. Gonzalès, goleit muyoh hoah a gonfusion hac a véh aveit a fang, hum dennas é Palancia, hac inou, ar é seulin, ean e laras guet hilleih a zareu : m'hou trugairéqua, ô me Salvér ha men Doué! rac m'en dès pliget guet-n-oh discar er pèn fol-men, péhani e ridé a baseu bras d'hum golle aveit jamæs. Er fang-men a béhani e on goleit e hroei ar seulegad m'inean er péh e hroas gùèharal en bani a béhani en hou poé hum cherviget eit rantein er gùélet ag er horve d'en dén dalle-hont, hac èl d'ou, ne hélieịn mui nameit oh.

Aveit pêllat doh ur bed quen dangerus eit-ou, ean hum laquas é Urh sant Dominique. Changein e ras é bèr-amzér èl pe ne vebé quet bet mui er memb dén. Goudé bout bet a ziaguênt quen orgueillus, quen donguet de gârein er bed, ha quer soignus ag é gorve, ean e zas én un taul de vout ur menah humble, aboeissant ha mortefiet bras; ha goudé en dout hum sonneit ér vertu, ha groeit ur benigen calet eit er fauten ag é youancquis, ean e labouras eit convertissein ehué er réral.

Perdègue e ras é mar-a-broyince, én ur hobér ol é voyageu ar droèd, hac én ur yunein guet quement a reiblæt èl pe vebé bet én é gouvand. Haval-oé ne gavé a ziscuéh ag en el fatigue e gueméré nameit é pedein Doué hemb quin. E

garanté, é vodesti, é vuhé mortefiet hac é humilité e yé én arben d'é berdéguen, hac e zisposé er béherion d'er benigen. Convertissein e ras ehué èl-cé, el lod muihan ag er ré er bleué é perdègue. Doué neoah, péhani ne glasqué quet hemb quin santefiein é servitour dré en œvreu santel ha burhudus-cé, mæs hoah purifiein é vertu dré en trebillen, e bermettas m'en devehé bet passet dré en tantationeu rustan, péré n'ou doé bet cherviget meit de rantein é vertu purroh ha parfættoh. Ur voès a fal vuhé er solitas un dé d'er péhèd; mæs en dén santel-men, aveit mouguein én-ou en tan a lubricité, hum daulas én hé fresance ar gleu tan bihue e oé inou, én ul larèt dehi: me merh, chetu amen er remæd bras doh hou clinhuèd. Er voès-cé, scontet, hum laquas de grial miséricordé, ha de houlen pardon guet Doué ha guet er Sant, doh er pedein de hum denne ag en tan; ha distroein e ras doh Doué én ur fæçon quer ferme, ma passas er reste ag hé buhé én excelcice ag er benigen.

Aufin, er servitour bras-men de Zoué, én ur berdègue én ur guér a Spagne, ér blai deu gand huéh-ha-deu-uiguênd, e chommas clan. Deustou ma oé uset dré en ol fatique en doé bet, ha m'hum santé forh goane, ne arsàuas quet neoah a labourat durant er suhun santel; ha goudé en dout bet, Sul Vasque, receuet é ol Sacremanteu guet un devotion nehué, ean e bassas ag er vuhé bèr-men d'ur vuhé eurus hac éternel.

Er vartelodèd a Spagne hac a Bortugal en dès recour doh-t-ou én dangérieu, ha liès en ou dès bet receuet merchen ag é brotection puissant. En hanhuein e rant sant Elme.

## RÉFLEXION.

En abuél e chervige de nettat en æd, de zifforh er gran doh er plous hac er pel: en tampeste e grihua er gùé, én ur hobér dehai poussein gouriad donnoh én doar: er hasse ha dégasse ag er mor e vire doh-t-ou ag hum gorromplein: en éerh e duémme en doar: er hombat e ra de hanàouet courage un dén: en drougueu e hroa d'un dén bout humble, hac en tantation e chervige d'hobér hanàouet hur fideldæt hac hur haranté é quevér en Eutru Doué.

En eur hac er plous e laquér én tan; mæs en eur hum burifie hac e za de vout caërroh dré en tan: er plous, é

contrel, e zou losquet dré-z-ou. Penaus en hum gomportet-hui én tantation? Ha hui e zou eur? ha hui e zou plous? Ha sortiein e ret-hui victorius ag er hombat, pé ha hui hum lausque de vout feahet dré hou ç'anemis? Péh excus e hoès-hui a p'hum lausquet de vout gouniet dré en tantation? Goane ha fragil-oh, e larehet-hui; mæs græce Doué e zou cribue ha nerhus. Finesseu er goal-sperèd e zou bras; mæs Doué e zou guet-n-oh hac ag en tu guet-n-oh. Perac enta é oh-hui feahet, nameit rac ma oh lâche, rac ne hoès quet recour doh Doué, rac ne bêllet quet doh en occasioneu, ha ne resistet quet doh en tantationeu ér hommancemant?

Pe vehet tantet, queméret courage ha dalhet mad; en tantation ne badou quet pêl. Mar cousantet d'en tantation, hui hou pou ur hæ diremæd arlerh; mar resistet, hui e santou ur houtantemant hac ur joé bras én hou ç'inean.

---

## *En huézècvèd dé a vis Imbril.*

### SANT PADERN, QUETAN ESCOB A HUÉNÈD.

PADERN e oé sàuet a dud inourable a Vretagne. Èl ma hanàué a vihan en dangérieu e gavér liès mad é creis er bed, ean e broas er chonge d'hum dennein én ul léh dissafar aveit chervige inou, én ur fæçon parfættoh, en Eutru Doué. É vuhé ruste hac er splandér ag é santeleah e dennas paud a ziscipled d'er havouet d'é ermitage; ag en nombre a nehai é oé sant Patrice, apostol ag en Irlandre, péhani hum joéntas doh-t-ou goudé en dout qùitteit scôl sant Martin a Dour, hac ur Padern aral, péhani e zas goudé de vout Escob é Gùénèd.

Conan Mériadec, prince breton ag en Angletèr, goudé en dout héliet arméieu Maxime, e oé bet laqueit de vout goarnour a Vretagne-Arvorique a berh en tyrant-cé; hac, èl ma tas dehuéhatoh de vout mæstre souveræn ag er vro-cé, ne vennas quet lezel hemb Escob ur guér quen ancién ha quen inourable èl ma oé Gùénèd. Ean e daulas enta inou er fondæzon ag un escobti nehué, ha Padern e oé bet hanbuet eit quemér er gargue a nehou. En Ermit santel-men, goudé bout deit de vout Bugul d'en ineaneu, ne vihannas a nitra é vortefications; hum durel e ras memb, é contrel, guet muyoh hoah a hrèd d'er beden ha d'er yune. Open er hali-

téeu admirable e oé bet remerquet én-ou beta nezé; ean e bratiquas er vrassan caranté é quevér er beurerion hac en estrangerion péré en doé recour doh-t-ou. Er miracleu e broé, pé én ur zélivrein er ré-positet, pé én ur huellat d'er ré clan, e chervigeas hilleih d'hobér istimein er gùir devotion a grechéneah. Mæs ur vertu quen ihuél e zelié bout purifiet dré bep sorte trebilleu; un disciple quer fidel de Jesus-Chrouist e zelié en dout un havaledigueah parfættoh guet é væstre, én ur souffrein, ar example é Salvér, en ol drougueu e stleige ar ou lerh injustice ha jalousi en dud. Haval-oé é broé droug de certæn fal grechénion santeleah Padern, e hanàuènt reih, mæs péhani ne vennènt quet hélie; ehué en en doé-ean bet paud de souffrein ag ou ferh. Durant pêl-amzér en Escob santel-men e glasquas arreste malice é anemisèd dré é batiantæt hac é zoustér; mæs ér fin, é huélèt penaus é bresance ér guér a Huénèd ne chervigé meit d'ou arfleuein goah-ar-hoah énep dehou, ha penaus n'ellé quet é ilis bout é peah, sortiein e ras ag er guér a Huénèd ha monnet e ras a nebué d'é ermitage, eit hum gonsolein inou guet Doué a zivout injustice en dud. Azé é tremeinas er reste ag é amzér; hac, uset quement dré é vortefícationeu èl dré é gouboni, ean e rantas é inean de Zoué ardro er blai puar hand eih-ha-deu-uiguênd, ouaidet a zêc vlai ha puar-uiguênd.

Corve en Escob santel-men e oé bet interret ér memb léh é péhani é oé marhue, ha quênt pêl er miracleu péré e hum broé ar é vé e hroas hanàouet é bouvoér é lein en nean. Er guéris a Huénèd, péré e oé disconfortet bras dré ur séhour péhani e badé a hondé tri blai, e hanàuas nezé en ou doé pêlleit doh-t-hai en hani ou devehé deliet sellèt èl ou avocad dirac Doué. En desir bras ou doé d'ou dout é relégueu santel, e hroas dehai ou goulen, hac accordet oènt bet dehai. Quentéh èl ma oènt arrihue ér guér a Huénèd é couéhas ur glàu bras, péhani e laquas fin d'affliction en ol boble. A inou é ma deit er gustum santel de houlen glàu dré intercession sant Padern én amzér a séhour. Quênt pêl arlerh é oé bet sàuet un ilis én é inour; hac unan ag er pennen quetan a guér, péhani en doé a guênt refuset d'er Sant en doar necessær aveit seuel unan, er ras nezé a galon vad. Eit mirèt ne vezé bet profanet pé distruget é reléguen santel, én amzér ag er ravage bras e hroas en Ormandision ér ranteleah,

é oènt bet casset d'er hanton hanhuet Berric ; é oènt hoah inou, ér guér a Issoudun, pe oé deit er révolution, ha ne oé chommet é Gùénèd nameit darne ag é glopen, péhani e hoarnér guet devotion é ilis parræs Padern.

## RÉFLEXION.

Sant Padern en doé bet hilleih d'andur a berh fal grechénion, péré e huélé guet poén er vuhé santel e gonduyé. Hennéh-é liessan partage er vertu ar en doar : tennein e ra cazoni er ré fal, dré m'ou dès quement a boén é huélet hé splandér, èl m'en dès certæn deulegad clan é andur en nerh ag en heaul. Petra e zeliér gobér nezé? er péh e bourhemén en aviél, péhani e lare d'emb penaus, a p'en d'omb dispriset ha goal-drettet én ur guér, é teliamb hum dennein én un aral. Quemér truhé doh er ré hum sàue énep d'emb, dré m'en dint hoah malheurussoh eit omb ; rac hilleih é ma gùel andur en droug aveit er gobér ; hum rejouissein dré ma omb cavet digne a souffrein un dra benac aveit en Eutru Doué, hac hum gonsolein dré er chonge ag er bonheur éternel en dès grateit hur Salvér d'er ré e zou goal-drettet a gaus dehou.

---

### *Er seitêcvèd dé a vis Imbril.*

## SANT ANICET, PAB HA MARTYR.

SANT ANICET, en deuzêcvèd Pab arlerh sant Pierre, gannet é Syrie, en doé ur sperèd drès er gumun hac un hanàuedigueah parfæt ag er Scritur santel. Passein e ré hoah, open en dra-zé, eit unan ag er santellan Bélean ag er guér a Rome. Ur vertu hac ur mérit quer bras e hroas ma oé bet choéget aveit goarne ha conduie en Ilis goudé marhue ha martyr er Pab sant Pie.

En Ilis en doé d'hobér ag ur Bugul abil ha santel èl d'ou én un amzér é péhani hé doé quement a anemisèd, de larèt-é, quement a hérétiquèd de gombattal. Er Bugul fidel-men ne dardas quet ag ou hanàouet dré é apertis, hag a ou feahein dré é zoctrine ; ha dré é instructioneu læn a vertu hac a nerh, ean e hroas ag er boble a Rome un example bras a vertu hac a santeleah eit er Grechénion a ziar-dro, revé m'el lare sant Hégézib, péhani e zas de Rome én amzér-zé,

hac e scrihuas inou en histoér ag en Ilis a dal passion hur Salvér beta amzér er Pab santel-men, de béhani ehué é rantas hilleih a chervige durant ma chommas ér guér vras-cé.

Sant Polycarpe, Escob a Smirne, péhani e oé bet disciple de sant Yehan en Aviélour, e zas de gavouet sant Anicet aveit goulen guet-ou é avis a zivout affærieu a gonséquance bras, aveit ellein laquat reihtæt ha réglemant mad én é escobti. Sant Justin, ur sclærdér bras ag en Ilis, hum gavas ehué é Rome é amzér er memb Pab : ér fæçon ma seblanté penaus ma venné en Eutru Doué consolein er Pab santel-men dré bresance en tri dén inourable-zé, ha dré er secour extraordinær e recenas guet-hai én amzér-zé a drebille hac a bersécution.

Étré hilleih a réglemanteu e hroas sant Anicet aveit en dud a ilis, ean e ordrénas dehai douguein perpet er gourôn pé en tonsur clérical ar ou fèn. Sant Gregoër a Dour e lare é ma sant Pierre-é er hetan en dès bet recommandet dougue er gourôn-cé, é mimoér a gourôn sperne hur Salvér, ha seblantein e ra penaus sant Anicet ne hroas é quement-cé meit ordrénein, dré ur hourhemén exprès, ma vehé bet én amzér de zonnet goarnet fidélemant er péh e oé bet pratiquet a ziaguênt èl un dra recommandet ha conseillet hemb quin.

Er Bugul santel-men, péhani e zesiré a bêl-amzér scùille é ouaid aveit gloër Jesus-Chrouist, e achibuas é vuhé dré ur martyr glorius, dré ordrénance en ampeleur Marc-Aurel, er blai cand puemb-ha-tri-uiguênd.

## REFLEXION.

Sant Anicet e zesiré a bêl-amzér scùille é ouaid eit Jesus-Chrouist, hac achibue e ras én effèd é vuhé dré er martyr. Er gaërran recompance e ra Doué ér bed-men d'er ré en dès ean cherviget mad, e zou rein dehai occasion d'andur hilleih aveit-ou, ha de rein memb ou buhé aveit é hloër. Ha hui e hoès jamæs comprenet mad ha pouiset erhat er huirioné-men? Ha disposet-é hou calon-hui de souffrein aveit Doué? Henneh-é neoah er gùir merche ag ur garanté véritable. Doh en disposition a hou cálon ar er poënd-cé é ellet gùélèt er musul ag hou caranté, é ellet hanàouet ha hui e hoès bras pé bihan a garanté doh Doué.

## *En drihuéhvèd dé a vis Imbril.*

## SANTÈS BEUVE, GUÉRHIÈS.

Er Santès-men, toste câr d'er roué Dagobert, e zas ér bed ardro er blai huéh cand. Remerquet-oé bet én-hi, én hé yonancquis, un inclination vras eit er vertu, ha drès peb-tra ur vodesti admirable. Pligeadurieu er bed e oé, d'hé chonge, rai zistér ha rai fragil, eit m'hé devehé bet hum staguet doh-t-hai. Hé brassan pligeadur e oé gobér oræson, ha n'hé doé quin hoant na quin desir nameit d'hum rein ha d'hum gonsacrein ol de Zoué.

Sant Baudri, hé brér, é huélèt hé dispositioneu santel, e hroas seuel aveit-hi, ér guér a Rheims, un ty haval doh ur houvand, é péhani en hum dennas er Santès guet hilleih a verhèd aral péré e zesiré, èl d'hi, renoncieïn d'er hommerce ag er bed eit chervigeïn Doué hemb quin. Hé exampleu caër a vertu e allumas quentéh un devotion bras é mesque hé léannésèd : rac-cé en ol hoéresèd hé choégeas aveit ou Supériorès; mæs èl ma houyé erhat penaus é ma avantajussoh aboeisseïn eit commandeïn, ne gousantas quemér er gargue-cé nameit arlerh m'en doé laret dehi sant Baudri é oé en Eutru Doué e houlenné quement-cé guet-hi.

Hé studi principal e oé reïn d'hé hoéresèd, én hé ol œvreu, en example ag er vertuyeu e recommandé dehai, hac hé goarnation e oé læn a avistet hac ag un doustér péhani e hounié caloneu en ol. Quen humble e oé ehué ma souffré guet poén bout trettet èl Supériorès, ha quement-cé memb e hroé ma oé respettet hac inouret muyoh guet peb-unan, hac e ré dehi ur bouvoér hac un autorité quer bras ar sperèd hé ol hoéresèd, ma héliènt guet un aboeissance pront ha parfæt en disterran avis e ré dehai. Senteïn e rènt doh-t-hi guet joé, ha clasqueïn e rènt é peb fæçon discoeïn dehi er respet bras ou doé aveit-hi.

Er Santès-men, uset ér fin dré hé mortefficationeu ruste, losquet dré en tan a garanté Doué, ha carguet a vériteu, e yas de receu d'en nean er recompance deliet d'hé innoçance ha d'hé vertuyeu examplus, er blai huéh cand trizêc-ha-tri-uiguênd.

## RÉFLEXION.

En doustér e santé én hé youancquis er Brincès-men én oræson, e ré dehi un dihoustemant bras doh pligeadurieu er bed hac hé dougué de chervigein Doué guet mui a gourage hac a zevotion. Doué e gargue a gonsolationeu a ziarhlué en ineaneu péré er chervige guet humilité ha fideldæt. Groeit èl-cé, ha hui e buélou penaus er bligeadur douce ha pur e santér é chervige Doué e zou infinimant brassoh eit er boén e zou é virèt é hourhemeneu.

É contrel, joé er ré e chervige er bed e sou trompus ha distrampet guet billeih a chagrin. Én effèd, ha cavet e hoès-hui jamæs ur joé véritable é creis pligeadurieu er bed? Arlerh ma hoès bet coutantet hou fal inclination diréglet, ha hui e hoès hum gavet coutant? O men Doué! hui e hoès ean ordrénet, hac arribue e ra ma cave er péhour én é béhèd memb er bunition a nehou. Er ré e chervige er bed e vihue én ur sclavage estrange : sujet-ind d'er bed ha d'ou fal inclinationeu prope. Er ré dibauchet ha libertin memb ne zisprisant-ind, én dôn ag ou halon, ou hansortèd a zibauche? Hac ,én ur guir, penaus é fébé er bligeadur ha joé chomme én ur galon troublet ha néhancet dré er rebreicheu ag er gouciance?

Chervige er bed e zou enta poénius, ha chervige Doué e zou douce. Er ré e chervige Doué en dès un assurance hac avel un arrès a ou salvedigueah éternel, pébani e zou er vrassan consolation e ellér cavouet ér bed. É creis ou foénieu memb, Doué e gargue ou inean ag ur joé hac ag ur goutantemant quer bras, m'en diot mar-a-huéh obliget de larèt èl sant Françæs-Xaviér, hac hilleih a Sænt aral : *Assès-é a gonsolation, ô men Doué! assès-é.* Mæs, aveit en dout er joé spirituel-zé, é ma ret en dout ur galon distague doh en ol treu crouéet; ret-é pêllat doh divertissemanteu er bed; ret-é hum bassein a gonsolationeu er bed, dré ne ellant nameit monguein er joé spirituel; ret-é anfin chongeal liès ér madeu pur hac éternel e brepare Doué d'é serviterion ha d'é servitourésèd fidel.



*En nandécvéd dé a vis Imbril.*

## SANTÈS OPPORTUNE.

OPPORTUNE e oé sàuet ag ur famille inourable a Normandie. Cavouet e ras én hé youancquis mar-a-chanche caër hac avantajus eit-hi ; mæs nitra ne ellas changein er résolution hé doé queméret de chomme perpet gùérbiès. Hum dennein e ras, dré gousantemant hé zud, é couvand Montreuil, tair leàu doh er guér a Séez. Èl ma oé læn a vertuyeu, el léannésèd ag er houvand-cé hé choégeas eit Abadès, ha rein e ras de hanàouet, dré hé homportemant, é vérité derhel er gargue-cé. Dré ma houyé é telie ur Supériorès rein en example d'hé hoéresèd, hi e gueméras hoah muyoh a hrèd én hé ol excelciceu. Passein e ré liès oll en nozeoh é peden ; er memb gusquemant e zougué han ha gouyan ; hé yunieu e oé forh ruste : d'er merhér ha d'er güinér ne zaibré jamæs nitra ; en déieu aral ag er suhun ne hroé nameit ur prèd ardro en noz, ha hoah ne zaibré meit bara hei ha lezeu jardrin. Ne oé meit d'er sul é permetté ma vehé bet cherviget un tamicg pisquèd dehi ; mæs er rustonisé, hé doé én hé andret hi-memb, ne viré quet doh-t-hi ag hé dout paud a zoustér eit er réral. Ol en hoéresèd e gavé én-hi ur vam carantéus ha tinér. Mar manqué unan-benac ag el léannésèd d'hé devér, en Abadès santel e bedé Doué eveit-hi, eit m'en devehé pliget guet-ou rein dehi er græce de hanàouet hé faute ha d'hum gorrigein ; hac hé feden e oé liessan chelenet. Mar hum gavé obliget d'avertissein unanbenac, hi er groé perpet guet ur garanté doh péhani ne ellé nitra derhel.

Er brassan pligeadur hé doé ér bed e oé hum arreste de sellet doh en nean. El liessan é oé ar er gloër hac eurustet a béré é jouisse er Sænt ér baraouis é hroé méditation ; ha mar-a-huéh én dé é laré, arlerh sant Augustin, er honzeumen : *Jerusalem a ziarhlué, palæs santel men Doué, péguement en hou cdre me halon! Péguement é ma ravisset me sperèd én ur gontamplein hou pràuité!*

Fin malheurus Chrodegang, hé brér, escob a Séez, hé zaulas én un affliction vras. En Escob-cé, dré un devotion

forh cumun én amzér-hont, e yas é perhindèd de Rome eit visitein béieu en Apostolèd, hac e ras er gargue ag é escobti de unan ag é amièd hanhuet Chrodobert, péhani nen doé haoni a galitéeu mad un Escob. Gobér e ras paud a ravage é mesque er vanden devèd e oé laqueit én é hoarnation. Chrodegang e zistroas ag é berhindèd seih vlai arlerh; mæs Chrodobert, péhani e venné goarne eit-ou en escobti, e hroas er massacrein é Nonant. Opportune e yas de glasque corve hé brér, hac e hroas en interrein é Montreuil. Chrodegang e zou Sant, ha gobér e rér é houil é Séez en drivèd dé a vis guengolo. Santès Opportune e varhuas en deu arn-uiguênd a vis imbril er blai seih cand dêc-ha-tri-uiguênd hac e oé bet interret étal hé brér.

## RÉFLEXION.

En Abadès santel, aviset ha carantéus-men, a p'en dé dehi gùélèt en en doé manquet én ou devér ur ré-benac ag er ré e oé én hé hargue, hum laqué de bedein Doué aveit-hai; ha dré hé fedenneu, hi e gorrigé muyoh a nehai eit n'hé devehé bet groeit dré hé honzeu. O na caërret ur fæçon de gorrigein er réral, pedein Doué de guetan aveit-hai, ha goudé ou avertissein guet doustér ha guet caranté! Dré er moyand-cé é hounièr ou halonen, hac en ou laquér forhæz én ou devér. É contrel, ur gorrigemant ruste, é spécial mar bé groeit guet colér, e galletta lièz er sperèd hac e hoaha en droug.

*Eile Réflexion.* Er Santès-men e sellé lièz doh en nean; ha ravisset vezé a sperèd, pe gontamplé er gloër hac en eurustiet en dès grateit en Eutru Doué d'er ré er hâre hac er chervige. Na disterret, na disprisaplet é cavér madeu ha pligeadurieu en doar, a pe gontamplér pligeadurieu pur ha madeu éternel en nean!

Sàuamb lièz hur sèl trema en nean; chongeamb lièz ér baraouis. Mar e hoès poén é pratiquein er vertu, sellet doh er recompance gaër e zou preparet aveit oh én nean. Én hou poénieu, én hou afflictionen, chonget ér baraouis, ha hui e gavou ur hourage nehué hac hilleih a gonsolation. Er recompance a béhani é vehet én gorto e hroei ma sellehet casi èl nitra hou poén, ha gobér e rei d'oh memb hé havouet douce hac agréable.

## *En viguëndvèd dé a vis Imbril.*

## SANT JOJEB.

PROVIDANCE en Eutru Doué, péhani en doé choéget er Sant bras-men eit bout un dé priëd d'er Huérhiès santel, er goarnour ag hé gùerhtæt, hac aveit bout goard ha tad-mâguér de Salvér er bed, er harguas a zonæzoneu particuliér hac a hræceu bras. É fideldæt de bourfitein ag en ol græceu-sé, e hroas dehou bihuein én ur hurtæt haval doh hani un Æl hac ér pratique ag en excélantan vertuyeu. Èl ma oé ehué er parfættan hac er santellan dén ag é amzér, é oé bet choéget aveit priëd d'er Huérhiès Vari.

Sant Jojeb, pousset dré ur græce particuliér, en doé queméret er résolution de hoarne perpet é huerhtæt; hac er Huérhiès santel n'hé devẹhé quet bet cousantet bout diméet dehou, pe n'hé devehé quet bet hanàuet é vertu extraordinær hac en desir en doé de vihuein pur ha gùerh èl d'hi. Ur bèr amzér goudé ou æred, é apparissas en æl Gabriel d'er Huérhiès Vari én hé zy a Nazareth, hac en hé saludas guet ur respet bras, a gaus d'hé halité a Vam de Zoué, de béhani é houyé reih-mad é telié ur momant arlerh cousantein, hac é tisclærias dehi er mystér bras ag en Incarnation.

A bèn un nebedicg amzér arlerh quement-cé, é apparissas ehué de sant Jojeb un Æl péhani e laras dehou: *Jojeb, chonget é oh sàuet a ligné David, a béhani é telie donnet er Messi; nen dé quet hemb dessein en en dés reit d'oh en Eutru Doué Mari aveit priëd; er Hroaidur hé dès conceuet én ur façon miraculus, dré vertu er Sperèd-Santel, e zou Salvér er bed, mab unique d'en Tad Eternel, er Messi desiret ha gorteit a boudé quehet amzér: rein e rehet dehou en hanhue a* Jesus, *aveit rein d'hanàouet d'er boble é ma eon-é en hani e zelie ou frenein hac ou salvein.*

Er Sant-men en doé bet er bonheur de huélèt é Salvér adorable gannet é Bethléem, ha de huélèt er vugulion hac en tri Roué a vro er sàu-heaul, é tonnet d'hum durel doh treid er Hroaidur divin, aveit en adorein.

Ur bèr amzér goudé ur gonsolation quer caër, Doué en affligeas hac en aproquas dré en trebille, ayel en eur én ur

fournès. Un ÆEl en avertissas ag en intantion barbar en doé Hérode de laquat d'er marhue er Hroaidur divin, hac e ordrénas dehou quemér er Hroaidur hac hum sauvein guet é Vam d'en Egypte. É resignation parfæt d'er péh e boulenné Doué guet-ou ne bermettas quet dehou tardein ur momand : læn a fé hac a gonfiance é Doué, ean e bartias aben aveit monnet d'en Egypte, hac e chommas inou bet que ne ordrénas dehou en ÆEl, arlerh marhue Hérode, distroein d'é vro. Nezé ean hum dennas d'é guér a Nazareth guet er Huérhiès santel hac er Hroaidur divin. Inou é vihué, hemb bout hanàuet, er Famille santel-men, en inouraplan e zou bet biscoah hac e féhé bout birhuiquin.

Sant Jojeb ne vanqué quet a monnet peb plai, guet er Huérhiès Vari, de Jerusalem aveit celebrein hac inourein Gouilleu Pasque. Jésus, d'en ouaïd a zeuzêc vlai, e yas ehué guet-hai eit celebrein er Gouil ; hac er Sant bras-men en doé bet er gonsolation d'er güèlèt é tisputal doh en Doctorèd én tample.

En Aviél ne lare quet d'emb arlerh quement-cé nitra a zivout sant Jojeb, nameit penaus, goudé bout distroeit de Nazareth, é aboeissé Jesus dehou avel d'é dad. Mæs petra e ellér larèt caërroh hac inouraploh aveit-ou, hac e hroei d'emb gùel hanàouet é vérit hac é santeleah extraordinær, eit larèt en en dès Jesus-Chrouist aboeisset dehou, er hâret hac en inouret èl é dad ?

Er miracleu bras en dès groeit en Eutru Doué dré intercession er Sant bras-men, hac er græceu particuliér e receu er ré er pède, e ziscoa sclær penaus Jesus ne refuse nitra d'en hani en dès câret perpet avel é dad.

Santès Therès, péhani en doé un devotion particuliér aveit-ou, én dès lausquet dré scrihue, guir eit guir, er houzeu-men : *Queméret e mès, emé-hi, aveit patrom hac avocad en inourable sant Jojeb ; hum recommandet e mès dehou, hac hanàuet e mès a houdé penaus er Sant bras-men en dès bet reit d'eign é mar-a-occasion, é péré é oé memb question a me inour hac a me salvediguéah, ur secour brassoh ha prontoh eit n'em behé credet goulen guet-ou........ Ne mès quet chonge en em behé bet, beta bermen, goulennet guet-ou græce erbet, hemb n'em behé hé receuet, ha ne ellan quet chongeal, hemb bout souéhet, er græceu en dès reit Doué d'eign dré é intercession.*

*Réral, péré e mès bet douguet d'hum recommandein dehou, en dès en handuet avel on; ha guélèt e ran bamdé muyoh-mui er huirioné ag er péh e verchan amen. Pedein e ran enta, é hanhue Doué, er ré n'em hredeint quet, d'hobér en expériance ind-memb, hac é handueint péh quer pourfitable-é en dout un devotion particuliér d'er Patriarche santel-men.*

## RÉFLEXION.

Sant Jojeb e sou bet câret hac inouret guet Jesus-Chrouist; receu e ra én nean billeih a inour guet en Ælèd hac er Sænt : péh inour ne zeliamb-ni ehué rantein dehou ar en doar? péh confiance ne zeliamb-ni hur bout én é brotection? Hur béemb santimanteu bras hac ihuél aveit er Sant bras-men; hum rejouissamb guet-ou ag er gloër en dès bet de chervige a dad de Jésus-Chrouist ar en doar; hum adressamb doh-t-ou én hun dobérieu; obtenein e rei d'emb ol er péh e boulennou eit omb, rac Jesus-Chrouist hac ean e elle refuse én nean nitra d'en hani de béhani en en dès aboeisset ar en doar?

Mar falle d'emb hur bout ur marhue mad ha merbuel étré divréh Jesus ha Mari, èl ma varhuas sant Jojeb, béemb devot dehou. Santès Therès e assure d'emb penaus en hé dès receuet ol er péh hé dès goulennet dré intercession er Sant bras-men : goulennamb guet-ou er græce dehuéhan-cé aveit fin hur buhé : prononçamb liès, hac é spécial én ær ag hur marhue, en tri hanhue caër a *Jesus, Mari* ha *Jojeb.*

---

## *En unan-ar-n-uiguênd a vis Imbril.*

## SANT ANSELME, ARHESCOB A CANTORBERY.

SANT ANSELME, sàuet ag ur famille noble ag er Piémont, e renoncias d'en inourieu ag er bed, eit hum rantein menah é abaty Dubec, é Normandie, é péh léh é conduyas ur vuhé mortefiet bras, é spécial én daibrein hac én ivèd.

Èl m'en doé hoant bras d'hum instrugein hac un desir brassoh hoah d'avance én hènt ag er vertuyeu, ean e zas quênt-pêl de vout abil ha devot bras, ha choéget-oé bet eit Supérior ag é gouvand. Mar-a-unan ag er veuéh e oé bet droug guet-hai ma oé bet choéget Anselme dré bréférance

ar réral couhoh hac anciennoh eit-ou ; mæs er Sant e hounias hemb tardein ou speredeu hac ou halonеu dré é zoustér, dré é humilité ha dré é batiantæt. Dré er moyand cé, ean e zas de vout câret ha respettet guet en ol, ha laquat e ras ur peah hac un union gaër é mesque er venéh, de béré é inspiras ehué un desir bras ag er barfection.

Er brud ag é santeleah e yas quer pêl, ma oé bet inouret non-pas hemb quin guet en Escobèd, mæs memb guet er Pab Urbain, péhani e scribuas dehou libéreu ken a dinérdæt, dré béré é recommandé en llis é general d'é bedenneu.

A pe oé bet hanhuet Arhescob a Gantorbery, én Angletèr, ean e laquas ur réglemant mad é mesque é bobie dré é instructioneu santel ha dré é zoustér bras. Ean e gomposas ehué hilleih a livreu é péré é remerquér un doctrine hac un devotion admirable, é spécial a pe gonze a inour hac a excélance er Huérhiès glorius Vari.

Durant é glinhuèd dehuéhan, péhani e badas huéh mis, ean e hroé en douguein bamdé d'en ilis eit cleuèt en overen, hac a pe santas é tosté é œr dehuéhan, ean e hroas leine dirac-t-ou passion hur Salvér. Merhuel e ras er blai uinêc cand nàu, d'en ouaid a huézêc vlai ha tri uiguênd.

## *Aviseu spirituel sant Anselme.*

1. Èl ne arsàue couciance er ré fal ag ou zourmantein é peb léh, conciance er ré vad e zou eit-hai ur vamen a joé hac a goutantemant.

2. En n'emb ne laqua quet poén de bourftein ha d'avance perpet ér vertuyeu, e zou én dangér ag hum golle.

3. Ur merche ag ur sperèd sod pé orgueillus é conze ag é vertuyeu pé ag é œvreu mad ; en dén vertuus, é léh conze a nehai, en dès sourci d'ou huhein.

4. En orgueil péhani e za ag er græceu bras e receuér guet Doué, e zou dangerus bras ; sel-mui a græceu e hoès receuet, sel-humploh é teliet bout.

5. Pe ne dantehé quet er goal-sperèd en ineaneu santel, é vehènt martezé én dangér ag hum golle dré er vanité hac en orgueil ; mæs sel-mui m'en dint tantet, sel-mui en hum humiliant ; ha dré inou ind e za de vout agréaploh de Zoué.

## Réflexion.

Dré zoustér é hroér mui aveit ne hroér dré rustoni pé dré golér. Sant Anselme en dès ean hanàuet reih. Én amzér ma oé mæstre ha supérior én é gouvand, ean e laquas peah ha tranquillité é mesque é venéh; hac én amzér ma oé Arhescob, ean e laquas arré er memb peah é mesque é boble dré é zoustér admirable, pébani e bounié caloneu en ol hac e hroé de bep-unan er hàrein, er respettein hac aboeissein dehou é peb-tra. Hui mistre, péré e drette èl sclavèd er ré e zou édan hou ç'autorité pé doh hou chervigein, ha chongeal e ret-hui é mant tud avel oh? ha chongeal e ret-hui ér faute e gommettet doh ou laquat èl-cé d'ou dout droug ha caz doh-oh?

Mar dé obliget er mæstre, én é dyegneah, d'en dout doustér ha caranté doh é serviterion, péguement ne zelie-ean en dout hoah muyoh doh é vugalé hac é brièd?

---

*En eile dé ar-n-uiguênd a vis Imbril.*

## SANT SOTÉR, Pab ha Martyr.

Er Sant-men, quen istimable dré é garanté hac é alézoneu bras, e oé gannet ér guér a Sandi, ér ranteleah a Naple. Donnet e ras d'hobér é zemeurance d'er guér a Rome, é péh léh, goudé bout bet seßèt èl ur Sant ha cheleuèt èl un dén extraordinær, é oé bet choéget aveit bout Pab arlerh marhue sant Anicet.

Er bersécution cruel e hroas Marc-Aurel d'er Grechénion e ras dehou occasion d'excelcein é garanté vras é Rome, querclous èl ér broyeu pêllan ag en doar.

Ne oé quet hemb quin é Rome é oé persécutet er Grechénion, mæs hoah é peb canton ag er bed. Darne a nebai e oé dalhet ér prisonnieu ha sammet a rangenneu; darne condannet de labourat ér meingléieu, hemb repos ha casi hemb bouid; darne aral e soulfré ur martyr cruel ar er chaltaudeu. Chetu er stad truhéus é pébani en hum gavé er Grèchénion durant en ol amzér ma oé bet Pab sant Solér.

Er Bugul santel-men e veillé perpet hac e gueméré ur sourci extraordinær eit hanàouet dohérieu spirituel ha cor-

porel é vredér, ha pourvæein e ré de bep-tra ag é ol bouvoér. Dastume e ré, muihan ma ellé, alézoneu eit ou hasse é mar-a-gartér, é léh ma oé brassan nécessité; ha rein e ré d'er Grechénion affliget-cé instructioneu caër, péré e yé bet er galon, dré el lihéreu e scrihué debai eit ou ingagein de chomme ferme ér fé ha de souffrein guet courage er bersécution e andurènt eit Jesus-Chrouist.

Mar en doé quement a sourci ag er ré e chommé ér broyeu pêllan, péh intantion vad nen doé-ean aveit er ré e souffré édan é seulegad? Gùélet vezé er Pab bras-men, uset guet en ouaid ha guet é labourieu, é monnet de glasque é vredér ér grohieu, él lébieu édan en doar, aveit ou accouragein dré é instructioneu, hac ou soulagein dré é charitéeu, revé ma huélamb él lihér e scrihuas sant Denis, Escob a Gorinthe, d'er boble a Rome: Hou Pugul eurus Sotér, em'ean, nen dès quet hum goutantet ag hum garguein ag er sourci de zastume alézoneu, ha d'ou hasse él léh ma oé brassan dobér; mæs receuet en dès hoah, guet ur vadeleah a dad, er ré en dès bet recour doh-t-ou; ou honsolet en dès dré é gonzeu, ou accouraget dré é example hac ou secouret dré é larganté.

Er Pab caranténs-men e hoarnas en Ilis durant tri blai ninêc mis ha tribuéh dé. Ur vuhé quer pur, quer santel ha quel læn a fatique abad ur bersécution quer cruel, ne ellé quet manquein a vont couronnet dré er martyr. Él ma oé tourmantet ha massacret er Grechénion é peb léh, er pèn hac er bugul ne ellé quet cals achappe a zan fori quement a dyrantèd. É varhue précius e arrihuas ardro er blai cand seitêc-ha-tri-uiguênd.

## RÉFLEXION.

Guet a boénieu en dès andoret er guetan Crechènion ér hommancemant ag en Ilis! Neoah ind e souffré ol quement-cé guet ur batiantæt admirable ha guet joé, dré ma considerènt er bèr amzér ag er vuhé-men, ha ma chongènt ér recompanceu caër hac éternel e hortènt én nean. Hum chervigeamb ag er memb réflexioneu aveit souffrein guet courage er poénieu e arrihue guet-n-emb.

Er péh e anduramb ér bed-men e zou un distér tra, mar er homparageamb doh er recompance e zou preparet d'emb ér baraouis. Hur buhé nen dé nameit ur momand é compa-

rage doh en éternité, péhani e zelie bout hur recompance. A pe ne vihuamb enta nameit quer bihan aimzér, n'hun nès ehué nameit un nebedicg de souffrein. Er chonge hemb quin ag en éternité eurus, a béhani é omb én gorto, en espérance à jouissein un dé a Zoué, e zelie hur rantein coutant hac eurus a vremen-memb. En espérance-zé en dès groeit d'er Vartyrèd feahein er rustoni ag en tourmanteu horriplan; en espérance-zé en dès groeit d'ur foul a Sænt santein en doustér ag ur joé intérior é creis er mortefficationeu e bratiquènt hac é creis er persécutioneu e andurènt.

Sellamb liès trema en nean, ha consideramb-ean avel hur bro, hun demeurance hac en trôn en dès preparet d'emb en Eutru Doué. Er ré e zou bet én hur raug e zou tremeinet; oueit-ind de guemér position ag en eurustet éternel-zé: tremeinein e rehemb ehué èl d'hai, hac er ré e zei ar hul lerh e dremeinou querclous èl omb-ni: nen dès meit en éternité péhani ne bassou jamæs.

---

## *En drivèd dé ar-n-uiguènd a vis Imbril.*

## SANT GEORGE, Martyr.

Er Sant-men, gannet é Cappadoce, e hélias én é youancquis armé en ampeleur Dioclétien. Méritein e ras, dré é gourage ha dré é avistet, istim en Ampeleur, péhani er groas unan ag é officerion vrassan; mæs er faveur-zé ne badas quet pél. Dioclétien, péhani e oé payan, e zisclærias un dé d'é officerion assamblet en intantion en doé de zistrugein en ol Grechénion ag é ranteleah. Deustou péh quer cruel ha péh quen impi e oé é intantion, hanni ne gredas en désapprouvein nac er hondannein, hac en darne-muihan a nehai, dré un dougeance malheurus a zispligein dehou, en approuvas hac er mêlas memb. Ne oé bet nameit sant George péhani e zihuennas én occasion-zé caus er Grechénion, én ur représantein guet nerh, d'en ol assamble, é oé un dra contrel d'er justice punissein tud péré ne oènt quet cablus. Dioclétien, én un hanàouet, dré gonzeu prope er Sant, penaus é oé non-pas hemb quin crechén, mæs hoah avocad er Grechénion, e hroas el laquat é prison. Neoah, èl m'en doé anquin é colle un offiçour quer courajus, péhani

en doé rantet dehou quement a chervige, ean e hroas é bossible aveit er goumit dré zoustér; mæs, doh er gùélet perpet ferme ha parfæt ér memb santimant, ean e ordrénas el laquat é creis ur rod goarnisset a ziabarh a zènt hoarne péré e zraillas hac e zispennas é vambreu. É batiantæt hac é joé én ur souffrein un tourmant quer cruel, e gonvertissas un nombre bras a bayanèd; mæs en tyrant ahurtet hac obstinet e hroas anfin en dibennein. É vartyr e arrihuas ardro er blai tri hand tri.

## Réflexion.

En ampeleur Dioclétien e ras de hanàouet d'é officerion en intantion cruel en doé de zistrugein er Grechénion. En darne-muihan a nehai, péré ne glasquènt meit pligein d'en Ampeleur ha bout deit mad guet-ou, e gousantas, hac e yas memb beta mêlein é intantion dré ur gomplæsance miserable; mæs sant George, péhani ne banàué quet er respet ag er bed, rac ne zougé nameit Doué, e zihuennas, é risque a golle é vuhé, caus er Grechénion. Hac hou pout e ret-hui er hourage de soutén er huirioné hac en innoçance én occasioneu ma ellet ha ma teliet memb er gobér? Pe huélet tud peur dispriset ha goal-ayzet d'er ré vras, nen det-hui martezé, dré ur respet hac ur gomplæsance criminel, beta soutén ha secour er ré pibhicq, ha rein dourne dehai inemb d'er ré peur? Péguement a dud e zou injuste ér poënd-cé, ha n'ou dès oeoah scrupul erbet ar guement-cé! Par-example, er ré péré e vé laqueit d'ingalein en taussen, er baiemanteu én ur barræs, hac ind e zou ol dibéh? Gùélet e rér liès hilleih a injustice merchet ar er rolleu a zivout en tausseu-zé: quement-cé hac ean e elle arrihue hemb ne vé hilleih a dud cablus hac injuste?

En ingaillerion e zelie gobér attantion penans ne ellant quet laquat unan de baiein ur somme rai vihan, hemb laquat er réral de baiein ur somme rai vras, ha dré gonséquance hemb gobér gueu doh-t-hai. Mar cavant en treu fal réglet ag er blai quênt, nen dé quet ur ræson d'ou lausquein ér stad é péhani en ou dès ind cavet; obliget-ind, é contrel, de laquat reihtæt é quement-cé, én ur vèrchein é somme de bep-unan, èl ma telie bout revé é voyand ha commodité.

En ur gùir, pihue-benac e falle dehou bout dibéh ha bout

qùit a restituein aveit er réral; e selie, a pe vér é ingalein en taussen pé paiemanteu publique, derbel er balance én é zourne. Ne zelie nezé hanàouet na cår nac ami erbet, nac ebué anemis erbet; mæs cheleuet ha sellèt hemb quin doh é gouciance ha doh er huirioné, ha chongeal penaus un dé é vou pouiset ha musulet dehou guet er memb pouiseu ha musulieu m'en devou pouiset ha musulet d'er réral.

---

## *Er buarvèd dé ar-n-uiguènd a vis Imbril.*

## SANT ROBERT, ABAD.

SANT ROBERT, guenédicg ag en Auvergne, en doé, én é youancquis, ur garanté admirable é quevér er ré clan hac affliget, hac é vrassan pligeadur e oé golhein ou goulieu hac ou soignein. Goodé en dout conservet é innoçance dré er mortefication continuel ag é squêndeu naturel, dré en oræson ha dré er studi, ean hum rantas Bélêg.

Hoant bras en doé, a bêl-amsér quênt, d'hum dennein én un deserh; mæs cavouet e ré perpet un ampêchemant benac hac en dalhé. Doué e fournissas dehou anfin un occasion gaër aveit donnet de bèn ag é intantion. Ur soudard, péhani en doé conduyet ur vuhé diréglet, e sas un dé de houlen guet-ou petra e zelié gobér eit hum salvein; er Sant e rescondas dehou: changet a vrézel; beta bermen en e hoès combattet doh en anemisèd ag er vro; commancet a hinihue de gombattal doh-oh-hui-memb; delarèt é, d'hum feahein hui-memb, ha d'hobér pèn doh hou ç'inclinationeu diréglet. Er memb', soudard-men, touchet doh er hleuèt, e zisclærias dehou en en doé volanté vad de gùitat er bed ha d'hum dennein én un deserh, p'en devehé bet cavet unan-benac d'er honduie, d'er secour ha d'en instrugein.

Er Sant, læn a joé é cleuèt quement-cé, ne zoutas quet ne bresanté Doué en occasion-zé dehou aveit gobér er péh en doé intantion d'hobér a bêl-amzér, hac hum offras d'er soudard aveit bout é gompagnon. N'ou doé quet tardet a monnet ou den d'en deserh, hac èl m'ou doé cavet ur chapel hantér distruget, én ul léh dissorb bras, é escobti Clermont, ind e sàuas étal dihi ul logicg guet branqueu coéd.

Robert e réglas ou excelciceu aveit en dé hac aveit en

noz; réglein e ras en amzér e zeliènt rein d'er beden, hac en amzér e zelièdt impléein bamdé é labourat; passein e rènt en darne-muihan ag en dé hac ag en noz én oræson, hac ou yunieu e oé continuel.

Chetu azé er hommancemant ag er houvand brudet hac hanhuet *Chaise-Dieu* (Cadoër-Doué); de larèt-é logicg biban é péhani é hroa Doué e zemeurance; mæs el logicg-cé e zas quênt pêl-amzér de vout ur houvand bras ha forh santel. Er brud a sant Robert hag ag er miracleu e hroé Doué drê-z-ou, e zégassas dehou quement a zisciplèd, ma oé bet ret seuel él léh-cé ur houvand bras, é péhani é hès bet tri hand menah assamble.

Rein e ras réglenneu sant Benæd d'é venéh, de béré é instructioneu hac en example ag é vertuyeu e ellé ou hunan chervige de règle.

En Abad santel-men, goudé en dout bet er gonsolation de huélet ur garanté vras hac un devotion gredus é mesque ol é vredér, e rantas é inean de Zoué er blai mil eih-ha-tri-uiguênd.

## RÉFLEXION.

**Ur soudard, convertisset dré sant Robert, e hroa guet-ou commancein un urh a venéh, hac e za de vout ur Sant bras. Doué e gonvertisse tud a bep stad hac ou rante parfæt: ne vehemb-ni jamæs ag en nombre ag en dud eurus-cé péré e hum gonvertisson parfætemant de Zoué?**

***Eile Réflexion.*** **Er Sænt en dès carêt er vuhé cuhet ha pêl doh er bed; hum bliget ou dès én deserh. Tud er bed, é contrel, ne gârant quet bout ou hunan; ne hum bligeant tam én deserheu. Ur gonciance pur, péhani e zou é peah hac é græce Doué, e hum blige é vout hé hunan; ur galon tourmantet guet mil rebreiche e glasque hum zivertissein hac hum zistréahein, rac m'hé dès eune a nebi hé hunan; ha chetu perac é elasque guet quement a haste er hompagnoneahen, hac é ride ag en eile divertissemant d'éguilé.**



*Er buemvéd dé ar-n-uiguénd a vis Imbril.*

## SANT MARC, AVIÉLOUR.

SANT MARC, a ligné bac a dribu Lévi, en doé ur gréd quer bras aveit er fé, m'er choégeas sant Pierre aveit bout er hompagnon ag é voyageu. Monnet e ras guet en Apostol bras-men de Rome, hac er secour e ras de blantein er fé ér guér principal-zé ag er bed. Inou é scrihuas sant Marc en histoér ag en aviél, aveit rein d'er Grechénion er gonsolation d'el leine liès bac eit fournissein debai er moyand de hoarne de virhuiquin en doctrine santel e oé bet annoncet ha disquet debai.

Sant Pierre e ras dehou goudé cargue de berdègue én Egypte, é péh léh é broas un nombre hemb fin a gonversioneu dré é instructioneu ha dré é viracleu; ha bet en doé bet er gonsolation de huélèt er bayanèd-cé é vrehonnein ind-memb ou faus douéèd. A inou é bas d'en Thébaïd, é péh léh Doué e ras quement a vénédiction d'é labourieu apostolique, ma tas er bartér-zé, péhani e oé a ziaguênt carguet a bayanèd, de vout goudé en doar eurus-cé péhani e zou bet demeurance quel liès a ermitèd santel, hac é péh léh had divin en aviél en dès douguet quement a fréh.

Goudé ma oé anfin arrihue é Alexandrie, ean e labouras guet ur hourage extraordinær aveit convertissein er guér vras-cé; hac hemb tardein é oé bet gùélet un devotion admirable é mesque er grechénion a inou. N'hum gontantènt quet a virèt hemb quin er péh e zou gourhemenet dré lézen Doué; mæs pratiquein e rènt hoah er honseilleu santel ag en aviél: billeih a nehai e renoncié d'er bed hac e dremeiné ou buhé én excelcice ag er benigen hac ér gonsidération ag er gùirionéeu éternel.

Neoah, darne ag er bayanèd péré e chommas aburtet én ou dalledigueah, e gommanças murmurein, dré ma huélènt penaus sel-mui ma cresqué en nombre ag er grechénion, sel-mui é vihanné er respet aveit ou faus douéèd. Larèt e rènt étré-z-hai é oé deit en dén estran ha divroet-cé eit distrugein ou douéèd. Rac-cé ind er heméras, e staguas ur gorden doh é hougue hac er stleigeas èl-cé dré guér. Er Sant n'arsaué quet a vêlein Doué durant é dourmant: ér

fæçon-zé é rantas é inean d'é Grouéour, er buarzêcvèd blai goudé ma oé bet hanhuet Néron ampeleur, de larèt é, ardro eih vlai ha tri uiguênd arlerh donnedigueah hur Salvér.

### RÉFLEXION.

Revé en aviél, é vehemb ol juget én ær ag ur marhue. Hilleih a dud e garehé gout péh sorte fin ou devou, hac ind ou devou er bonheur de monnet d'er baraouis; ou sperèd memb e zou néhancet ha poéniet a pe chongeant é quementcé. Mar falle d'oh gout ha hui e zou ar en hènt mad, ne hoès nameit comparagein hou puhé guet en aviél. Groeit réflexion ar er honzeu caër-men en dès laret Jésus-Chrouist: *Petra e zou scrihuet él lézen? petra e leinet-hui én-hi? Groeit quement-cé*, em'ean, *hac é vihuehet;* de larèt-é, hac é vehet salvet. Gouyet enta penaus mar héliet custumeu fal er bed, en hum gollehet guet er bed; ha penaus, é contrel, mar bihuet revé réglenneu ha gourheméneu en aviél, é vehet eurus dré hræce Doué.

Aveit cresquein muyoh-mui hou erèd hac hou courage, abandonnet en affær a hou salvedigueah étré deourne en Eutru Doué, ha poéniet attàu guet er memb grèd d'er chervigein èl ma hroéhoh p'en devehé bet revélet d'oh un Æl penaus ma vehet salvet. O nac agréaplet vehé de Zoué en intantion-zé a hou calon! ha péh un nerh, péh ur hourage n'hou pehé-hui aveit avance hac assurein hou salvedigueah dré hou ç'œvreu mad!

---

*En huêhvèd dè ar-n-uiguênd a vis Imbril.*

## SANT PIERRE, MARTYR,

### A URH SANT DOMINIQUE.

PEGOURÈE é càrehemb-ni Doué èl m'en dès ean càret er Sant-men, guenédicg a Vérone, péhani en dès ellet larèt èl en apostol sant Pierre: *Gout e ret, ô me Salvér! penaus em hou càran;* rac, é gùirioné, er hàret en dès é peb ouaid hac é peb stad ag é vuhé.

È dad e oé hérétique; mæs, dré hræce Doué, er hroaidurmen e zigouéhas étré deourne ur mæstré catholique, péhani

en iostrugeas mad. Ur yondre dehou er havas é tonnet ag er scôl én amzér neu doé hoah nameit seih vlai, hac e houlennas guet-ou petra en doé disquet. — Ah! em'ean, disquet e mès er mystérieu ag er fé, péré e gredein bet er marhue.

Goudé bout bet casset de Voulogne eit continuein é studi, deustou péh quen dirégiet-oé en dud youancq ag er guér-cé, ean e hoarnas é innoçance dré er beden, dré er mortefication ha dré er soign e gueméras a bêllat doh en occasioneu a bébet.

Én ur gonsiderein en dangérieu e gavé ér bed, ean hum rantas menah é urh sant Dominique, d'en ouaid a buemzêc vlai. Ér stad-cé ean e gonduyas ur vuhé quer santel, ma oé sellet guet en ol èl un example a barfection. Er brud a nehou e oé deja oueit dré ol en Italie, a pe bermettas Doué ma arrihuas guet-ou un homiliation vras. Mar-a-unan ag er veneh en accusas é gueu ag ur faute bras dirac er Supérior, péhani e hroas er galhuein hac en interrogeas ar er poënd-cé. Er Sant e secouras mui eit hanni doh é gondannation prope : é clasque hum gaërrat, èl ne hroé nameit creinnein, hac èl ne gavé rescond vad erbet de rein, é oé bet sellet èl cablus. Casset-oé bet enta, eit penigen, d'ur houvand aral forh-pêl, ha trettet-oé bet guet un disprisance vras : inou ean e dremeiné en darne-muihan ag é amzér én oræson. Un dé, é face doh en doar dirac é groceft, é tigouéhas dehou larèt : ha permettein e rehet-hui, me Jesus beniguet, ma ondarein hoah pêl-amzér, mé péhani e zou divlam? Nezé ean e gleuas er honzeu-men : *ha mé, petra em boé-mé groeit eit méritein bout crucefiet ?*

Quement-cé e gresquas é garanté doh Jesus-Chrouist, hac e hroas dehou quemér er résolution de souffrein é boén hemb jamæs larèt guir erbet nac hum glêmme. Mæs Doué, péhani e zihuenne berpet er ré divlam, e hroas hanàouet é innoçance, hac é vredér e huélas goudé en ou doé hum drompet.

Én dén santel-men hum laquas nezé d'hobér missioneu é Toscân, ér Romagne hac ér Milanais. Èl m'en doé un donæzon particuliér eit touchein ha convertissein er béherion vrassan, é té un nombre quer bras a dud d'er cheleuèt, ma vezé liès contraignet de berdègue ér mæs ag en ilis.

Un hérétique àhurtet, péhani ne glasqué meit er moyand

d'en décriein é mesque er boble, e broas seblant a vout clan, hac er pedas de rein dehou er yehaid. É intantion e oé gobér goab ag en dén santel-men goudé, ha'laquat en ol d'en dispriseín. Er Sant e laras : pedein e ran Jesus-Chrouist de rein d'oh en yehaid mar d'oh clan; mæs ebué d'hou rantein clan mar em zrompet. En hérétique e santas nezé un droug hac ur goanedigueah quer bras, ma credé bout preste de verhuel; hanàouet e ras é faute, pedein e ras en dén santel d'en dout truhé doh-t-ou, ha goudé ean e vihuas avel ur gùir grechén.

Er Sant e houyé reih-mad é oé hoah hérétiquèd aral péré e glasqué gobér poén dehou hac el labein memb; quement-cé ne viras quet doh-t-ou a zisclærieín dehai ur brézel continuel. Gout e ran, em'ean, un dé én ur berdègue, penaus anemisèd Jesus-Chrouist hac anemisèd en Ilis e falle dehai ou dout mem buhé : er haërran bonheur ha chanche e ellant gobér d'eign cavouet e zou scàille men gouaid aveit er fé, hac er græce-zé e houlennan guet Doué a bêl-amzér. Un nebedicg amzér erlerh, ind e gassas deu vultrér d'er goarne ar é hènt : er ré-men e ras dehou deu daul bohal ar é bèn. Merhuel e ras én ul larèt er *Credo*, péhani e zou un abrégé ag er fé, er blai deuzêc cand deu ha hantér-hand, d'en ouaid a huéh vlai ha deu uiguènd.

## RÉFLEXION.

Béemb souéhet én ur huélet furnès ha puissance en Eutru Doué, péhani en dès clasquet er broaidur-men é creis en hérési, aveit feahein ha distrugein en hérési-memb, hac eit gobér a nehou ur goarnour hac ur protectour bras ag er fé. Péguement a inour ne ra d'hur religion en example-men hemb quin, dré béhani é huélamb splan penaus é ma Doué é hunan é e forme guet é zourne ol-buissant er grechénion courajus hac en dihuennerion vaillant ag é Ilis! El-cé sant Paul, èl-cé sant Augustin en dès combattet ha distruget er faus greden é péhani é oènt gannet. Trugairéquamb Doué d'en dout reit d'emb er græce de vout gannet a guèrènt crechén, d'en dout reit d'emb d'hanàouet er sclærdér ag er fé, d'en dout hur receuet én é Ilis santel; groamb liès acteu a fé, mæs ag ur fé crihue hac ambraset dré en tan ag er garanté.

*Eile Réflexion.* Én amzér ma oé trettet en dén santel-meh guet un disprisance vras, é tigouéhas dehou larèt : ha permettein e rehet-hui, ô me Salvér Jesus! ma souffrein hoah pêl-amzér, mé péhani e zou divlam? Nezé ean e gleuas ur voéh péhani e rescondas : *ha mé, petra em boé-mé groeit eit méritein bout crucefiet?* O rescond admirable ha capable d'arrestein hur blèmmeu ha murmurationeu én hur poénieu hac én hun afflictioneu!

---

*Er seihvèd dé ar-n-uiguênd a vis Imbril.*

## SANT POLYCARPE, ESCOB HA MARTYR.

ER Sant-men en doé bet er bonheur de zevise guet ul lod vad ag er ré en doé gùélet Jesus-Chrouist ar en doar, ha de vout instruget guet sant Yehan en Aviélour. Bras e oé er pourfit e dennas én ur scôl quer mad, guet dispositioneu quen excélant a sperèd hac a galon èl m'en doé.

Sant Yehan, péhani e oé carguet ag er sourci ag en ol ilisieu ag en Asie, er groas Escob ag er guér a Smirne.

Sant Ignace a Antioche, condannet d'er marhue ha conduyet de Rome eit bout devoret guet lonnèd gouihe a gans d'er fé, en doé bet er gonsolation de dremeine dré Smirne ha de huélet sant Polycarpe quênt merhuel. Ur joé bras en doé bet é huélèt er rangemant caër hac en devotion e oé é mesque er boble ag er guér-cé, ha mêlein e ras en Eutru Doué d'en dout reit dehai ur Bugul quer mad ha quer santel. Ou deu é oènt bet disciplèd de sant Yehan, hae a houdé en amzér-zé en ou doé conservet ur garanté particulièr en eile eit éguilé.

Er hommancemant ag en huéhvèd persécution en doé bet er Grechénion de souffrein a berh er bayanèd, Doué e hroas d'hanàouet de sant Polycarpe é telié, hemb tardein, souffrein eit é hloër; en noz arlerh é arrihuas ur vanden archérèd, tud armet a halebardeu, étal é zor. Er Sant, péhani e oé é hobér oræson, é cleuèt en trous, hum offras de Zoué hac er pedas de receu er sacrefice e hroé dehou ag é vuhé; ha læn a joé, ean hum bresantas ean-memb dirac en archérèd; ou fedein e ras d'antréein, ha rein e ras dehai de zaibrein. Souéhet e oènt ol, ha santein e rènt én-hai ou hunan ur ret-

pet bras eit un Escob quer carantéus ha quer respeltable dré é oaid. Neoah ret-oé dehai hum acquittein ag ou hommission, deustou m'er groènt guet anquin. Partie e ras guet-hai, ha presantet-oé bet dirac er Juge, péhani e laras dehou é oé ret dehou blasphémein en hanhue a Jesus-Chrouist, én ur renoncieín dehou, pé souffreín en tourmanteu de béré é hé de vout condannet. Er Sant e rescondas : huéh vlai ha puar-uiguênd e zou a houdé ma chervigean Jesus-Chrouist, ha nen dès groeit nameit vad aveit on, ha perpet é receuan græceu nehué guet-ou ; penaus é ellein-mé blasphémein en hani en dès reit d'eign er vuhé? Me hrouéour-é, me Salvér ha me zad ; men Doué-é, de béhani é telian peb sorte respet ha me ol caranté.

Ur rescond quen aviset ha quer santel e véritas dehou er gourôn a vartyr. É varhue précius e arrihuas ardro huéh uiguênd vlai goudé donnedigueah hur Salvér.

Er ranteleah a France en dès perpet consideret er Santmen èl unan ag é Apostolèd, rac m'en dé deliour dehou a sant Iréné, escob a Lyon, a sant Bénigne, escob a Langre, a sant Andoche, a sant Tyrs, a sant Andéol, péré e zou bet ol disciplèd sant Polycarpe, hac en dès bet ol perdèguet d'emb en Aviél.

## RÉFLEXION.

Penaus é elleben-mé blasphémein en hanhue a Zoué, e rescondas Polycarpe d'en tyrant? *O conzeu caër hac e vérite bout remerquet!* Mæs péguement a dud e zou, allas! hac en dès ul langage tout-a-fæt contrel, péré ne ellant quet hum virèt a douïèt, a vlasphémein dré ou malédictioneu, ou sacrereah, ou malloheu hac un infinité a gonzeu miliguet aral.

Bout-zou tud hac e chonge é mant divlam, guet en digaré ma larant er sorte conzeu-zé hemb chongeal é droug ha liès memb hemb chonge ; mæs, mem brér, hui e zelie chongeal ér péh e laret ; hui e zelie laquat éhuéh ; obliget-oh d'hobér hou possible eit changein er fal accustumanceu-zé ; ha rac n'er groet quet, é oh ur péhour bras. Hac, é gùirioné, hac ean e vou un excus presantable dirac Doué larèt dehou en hou pou-ean offancet dré accustumance?

Renonciet enta a vremen d'er fal deiche-zé, ha groeït ur benigen benac quel liès gùéh èl ma couéhebet ér faute-zé, ha hui e huélou én-oh, é bèr-amzér, ur changemant bras.

Respettamb en hanhue santel a Zoué mui eit n'hun nès groeit beta bermen. Él lézen ancién en dud ne gredent quet prononcein en Hanhue santel-zé; er Bélêg-bras n'er prononcé nameit ur huéh ér blai, ha hoah én tample. Permettet-é d'emb-ni er prononcein liessoh; mæs el liberté-cé nen dereit d'emb nameit aveit er prononcein guet respet ha dougeance, aveit er mêlein hac er glorifiein.

---

## *En eihvèd dé ar-n-uiguênd a vis Imbril.*

## SANT VITAL, MARTYR.

En Sant-men, gannet é Milan, e oé, revé ma crède en hani en dès scrihuet é vuhé, tad de sant Gervais ha de sant Protais. En amzér ag er bersécution, ean e secouré hac e gonsolé bras er Grechénion. É vuhé e oé un example caër aveit en dud fidel, hac en ol, betac er bayanèd ind-memb, e oé læn a admiration aveit-ou.

En ur gleuèt couze penaus ur hrechén hanhuet Ursicin, médecinour dré stad, péhani e oé bet condannet de verhuel aveit er fé ér guer a Ravenne, e gommancé creinnein, hac é oé én dangér a vout feahet dré en eune hac en dougeance ag en tourmanteu e oé preparet eit-ou, ean e ridas d'er havouet hac e laras dehou: petra, Ursicin, creinnein e ret ér fin ag er hombat! Hou pout e ret ur gourôn étré hou teourne, hac hé lezel e rehet-hui de goueh dré ur scont divusul? Dougein e ret un hantér-ær a dourmanteu, ha hui e yehé d'hum durel én un tan éternel! Ha possible e vehé, arlerh ma oh bet quen abil eit gùellat de glinhuédeu er réral, ma rehoh d'oh-hui-memb en taul ag er marhue? Cresquet-hou fé, mem brér a garanté, ha læn a gonfiance é miséricorde en Eutru Doué, aveit péhani é varhuet, achihuet guet courage hou sacrefice.

Er honzeu-zé e hroas quement a efféd ar Ursicin, ma souffras er marhue guet courage.

Ur payan e laras d'er Juge é oé Vital en doé ingaget hac accouraget Ursicin de verhuel èl-cé, quêntoh eit adorein en douéèd. En dén malheurus-cé n'hum goutantas quet memb a guement-cé, pousseìn e ras hoah er Juge, péhani, goudé

en dout groeit dehou andur un tourmant cruel ar er marhcoêd, hac hilleih a souffranceu aral, e hroas el losquein é bihue.

Èl-cé é varhuas er Martyr santel-men, er blai cand uinêcha-tri-uiguênd. Leinein e rér én é vuhé penaus Valéri, é voès, e oé bet laqueit hi-memb d'er marhue dré ur vanden paisantèd, dré m hé doé refuset bout lodêc én ur rejouissance payan e hroènt.

En dén malheurus-cé, péhani e zouguas er Juge de dourmantein er Sant, e oé bet quentéh arlerh positet guet en diaul, ha tourmantet guet quement a rage, ma crié noz ha dé : me zourmantein e rès, Vital, me losquein e rès; ha seih dé arlerh, èl ne ellé mui harz doh er hrouis en devoré, ean e yas d'hum durel én ur stær, é péhani en hum vaias.

## RÉFLEXION.

Na pourfitaplet-é rein un avis mad d'er ré en dès dobér! Un acte a garanté-é péhani e blige bras de Zoué hac e vérite ur recompance caër, èl ma huélet é buhé sant Vital, péhani, dré ur gonseil mad e ras d'Ursicin, e véritas eanmemb er gourôn a vartyr.

*Eile Réflexion.* Dihoallamb a solitein hanni d'hobér droug é fæçon erbet, rac cablus e vehemb ag er memb péhedeu e hroéhènt, ha rescondable ag en ol dommage e arrihuehé. Doué ne vanque quet a bunissein, abret pé dehuéhat, en hani e ra goal aviseu, èl ma remerquér é punition terrible en dén malheurus-cé péhani e solitas er Juge de dourmantein sant Vital.

*Taireèd Réflexion.* Nac avantajusset-é bélié un avis mad! Ursicin en dès bet er bonheur de vout ur Sant hac ur Martyr aveit en dout héliet un avis e ras dehou sant Vital. Héliet perpet en aviseu mad e vou reit d'oh : hum gavouet e rehet perpet guel a guement-cé; é léh m'hou pou quæ arlerh, mar manquet ag ou hélie. Goulennet conseil guet un dén parfæt hac aviset én hou ç'affærieu a vras conséquance, tamporel ha spirituel; dré er moyand-cé, hou couciance e vou é peah hac é vihuehet contant.



*En nàuvèd dé ar-n-uiguénd a vis Imbril.*

## SANTÈS MARI EN EGYPTIANNÈS,

### PENITANDÈS.

MARI EN EGYPTIANNÈS e gùittas hé hèrènt, én drespet dehai, d'en ouaid a zeuzèc vlai, eit monnet d'er guér a Alexandri. Inou hi e gonduyas ur vuhé diréglet hac e gouéhas ér brassan disordreu. Er verh-men, é huélèt un dé ur foul bras a dud é monnet de Jerusalem eit inourein gouil Exaltation er Groéz, e yas ehué, dré gompagnoneah, guet er réral; mæs guet en intantion hemb quin a goutantein hé fal inclination. A pe arribuas dé er Gouil, hi e vennas antréein én ilis guet er boble; mæs arrestet-oé bet istroh eit ur huéh dré un dourne ne huélé quet. Hi e gomprenas reihmad é oé hé buhé criminel e viré doh-t-hi a huélèt er groéz santel ar béhani en en doé Jesus-Chrouist accomplisset rédamption er bed. Hi e gommançàs nezé ouilein hac hirvoudein guet glahar ha dongér bras doh hé féhedeu passet; hac én ur huélèt a ziabêl limage er Huérhiès Vari, hi e laras guet ur galon anquinet hac humiliet : Mam a visericorde ha retirance er béherion, sellet a druhé doh er vrassan péhourès e zou ér bed : ne véritan quet receu en abondance a bræceu e scùille en Entru Doué én dé-men ar en ineaneu pur; mæs pedet-ean, m'hou suplie, ne refusou quet d'eign er gonsolation de huélèt er groéz santel ar béhani en en dès me Salvér scùillet é Oaid eit salvedigueah me inean, ha me bromette é quittein er bed-men eit ouilein er reste a me amzér er hrimeu a mem buhé. Nezé hi e antréas hemb ampêchemant erbet én ilis : hum durel e ras, hé face doh en doar, dirac er groéz santel, én un arrousein er pàué guet hé dareu; ha goudé hé dout purifiet hé inean dré er Sacremant a Benigen, hi e bartias eit monnet d'un deserh én tu aral d'er reviér a Jourdæn, é péh léh é pratiquas ur benigen estrange durant seih vlai ha deu uiguênd, én ur vihuein guet gouriad lezeu hemb quin.

Un ermit santel hanhuet Zozim, én ur monnet un dé dôn én deserh, hé havas. Haval-oé bet guet-ou a gommance é oé ur squêd en doé gùélet, quer changet ha quen dislibuet

èl ma oé guet en heaul hac en amzér ; mæs ean hum assuras goudé é oé ur voès-oé a p'en das er Santès d'er galhuein dré é hanhue, deustou n'é doé biscoah en hanàuet, ha de larèt dehou : Tad Zozim, reit, mé hou pède, hou pénédiction d'er vrassan péhourès e zou ar en doar. Disclærieín e ras dehou nezé en disordreu ag hé youancquis, er hombatten calet hac en tantationeu ruste hé doé bet a berh er goal-sperèd hac a berh er hicg, guet péré é oé bet tourmantet bras durant seitêc vlai én deserh memb : ha larèt e ras open penaus, ma n'hé doé hum gollet, n'hé doé obligation a guement-cé meit de visericorde en Eutru Doué. Nezé sant Zozim, doh hum durel é face doh en doar, e laras : revou mêlet en Eutru Doué, péhani e scùille guet quement a abondance en trézorieu ag é visericorde ar er ré e hoanta ou receu. Pedein e ran en Doué-cé a vadeleah de rein d'oh é vénédiction èl m'en dès commancet. Revehet mêlet de virhuiquin, ô men Doué ! d'hou pout reit d'eign d'hanàouet er græceu e accordet d'er ré en dès hou tougeance. O péh quer gùir-é n'abandonnet jamæs er ré e laqua ou honfiance én-oh !

Er Santès, goudé en dout-ean pedet de zonnet d'hé sacremantein d'er rieu hemb lid ar vorden er reviér a Jourdæn, é péh léh en en devehé hé havet, hum dennas pront én hé deserh. Zozim ne vanquas quet a zonnet en dé m'en doé promettet dehi, hac ér memb amzér er Santès e arrihuas én tu aral ag er Jourdæn. Er péh e hroé diæzemant e oé ma oé ret trézein en deur ; mæs er Santès e hroas sine er groéz hac e guêrhas diar en deur, èl m'hé devehé bet groeit diar en doar.

Goudé m'hé doé bet er bonheur de receu er Gommunion, hi e houlennas er græce guet Zozim ma vehé bet hoah deit d'hé havouet ér memb léh m'en doé hé havet er huéh quetan : inou, emé-hi, en em havehet ér stad ma pligeou guet Doué. A ben toste d'ur blai goudé é tistroas sant Zozim eit hé gùélèt ; mæs hé havonet e ras marhue, astennet ar en doar, ha quer fresque èl pe vehé bet nehué tremeinet ; ha cavouet e ras scrihuet étal d'hi er honzeu-men : Tad Zozim, interret amen, dré garanté, corve er béhourès Mari, péhani e varhuas gùinér-er-groéz, en trenoz m'hou poé-hi sacremantet. Zozim e interras er horve santel-zé guet hilleih

a respet, hac a pe zistroas d'é gouvand, ean e gresquas é benigen.

### RÉFLEXION.

Nen dé na gùir na sincér hou conversion, ma ne bêllet doh en occasioneu a béhet. En n'emb ne gùitta quet en occasion a béhet, e gâre er péhèd; ha pihue-benac e gâre en dangér e hum gollou én-ou. Ne verne péh quer bras-oé er glahar en doé er gùir benitandès-men, ne verne péh quer parfæt-oé hé hontrition, ne dardas quet goudé hé honversion a renonciein d'er bed. En ur sortiein ag en ilis é péhani en hé doé receuet en absolven ag hé féhedeu, hi hum dennas én un deserh eit pêllat doh en occasioneu malheurus e gavé ér bed. Nen dès nitra courajussoh eit ur galon é gùirionné convertisset.

---

## *En dregondvèd dé à vis Imbril.*

## SANTÈS CATHELIN A SIENNE,

### A DRIVÈD-URH SANT DOMINIQUE.

ER Santès-men, guenédicg ag er guér a Sienne, e oé à vihannicg douguêt bras d'er vertu, hac en doé un dévotion quen tinér eit er Huérhiès glorius Vari, ma larér penaus quet liès gùéh ma vonté en dreguei ag hé zy, en hum laqué ar hé deulin eit larèt un *Ave Maria.*

Hé hêrènt, péré en doé cavet ur chanche caër eit-hi, hé ingageas de ziméein; mæs rescond e ras dehai guet respet penaus en hé doé groeit hé chonge ha queméret er résolution de chomme perpet gùérhiès. Er ré-men, aveit hé distroein ag er chonge-cé, hac hé hontraignein de ziméein, hé harguas a labour, hemb ou dout truhé na compassion erbet doh-t-hi. Er verh santel-men, é creis er sermoul poénius ag en tyegueah, ne gollé jamæs er chonge a Zoué, hac hé ol labour ne viré quet doh-t-hi a vout perpet joéntet doh-t-ou dré en oræson. Hé zad, sonéhet anfin é huélèt hé fatiantæt hac en air perpet coutant hé doé, e rantas dehi é garanté hac hé lausquas libre de hélie hé fratiqueu a zevotion.

Cathelin e gonduyas a nezé ur vuhé ruste ha calet bras: yune e ré bamdé; n'hum chervigé quet calz a vara; hé ma-

gadur ordinær e oé lezeu berbuet ; n'hé doé aveit gulé nameit en doar ; douguein e ré ur cilice hoarne ha pratiquein e ré mortefications aral quer bras, m'en dé diæz comprenein penaus en dès ellet derhel doh-t-hai ur verh péhani nen doé hoah nezé meit puemzêc vlai, ha péhani nen doé quet a hènd-aral calz a yehaid. D'en ouaid a drihuéh vlai, hi e gueméras en habid a Drivèd-Urh sant Dominique, ha donnet e ras de vout un example d'en ol hoéresèd aral dré hé devotion parfæt ha dré er garanté guet péhani é visité hac é chervigé er beurerion én ou blinhnédeu.

Doué, eit purifiein hé vertu, e bermettas ma oé bet tourmantet dré dantationeu bras hac importun a berh er goalsperèd énep d'er vertu caër a burtæt. Er Santès e vouguas neoah perpet en tan infâme-zé dré hé yunieu, hé fedenneu, hé dareu hac hé honfiance vras é Doué. Doué ehué e laquas, goudé quement-cé, ur peah bras én hé inean, hac hé barguas memb a gonsolationeu. Èl m'en doé hur Salvér hé visitet arlerh er hombat ruste-zé, hi e laras dehou : mèn é oèh-hui, Priéd divin, durant ma hem gaven én ur stad quen eahus? — É oèn guet-n-oh, emé Jesus. — Petra ; e laras hoah Cathelin, é oèh é creis en abominationeu a béré é oé ol goleit m'inean ! — En abominationeu-zé, emé hur Salvér hoah debi, n'ou dès quet couciet hou ç'inean, rac m'hou poé dongér doh-t-hai ; hac èl-cé nen dès groeit er hombat-cé meit cresquein hou mérit, ha nen dé meit d'em fresance-é é oh deliourès ag er victoër-zé.

Hé bubé e zou bet casi ol burhudus ha miraculus ; mæs sartout ér fin ag hé amzér, a p'hé dès bihuet a dal er boareis bet gouil en Asçansion dré er moyand ag er Gommunion santel, hemb quemér magadur erbet aral. Jesus, bara delicius en Ælèd, péhani e receué bamdé, hé mâgué, hac e ré dehi un nerh surnaturel aveit soutén hé mortefications extraordinær.

Anfin er Santès-men, istimet ha digueméret-mad guet er Brincèd, e varhuas é Rome er blai trizêc cand puar-uiguênd, d'en ouaid a dri blai ha tregond.

## *Aviseu spirituel santès Cathelin.*

1. Un dra ræsonable bras-é de vah-dén cârein Doué, hemb claoque nac é intérès nac é bourfit particuliér. Aveit hur bout er garanté parfæt-cé, ni e zelie chongeal ha considerein péguement é omb câret guet Doué.

2. Un dén vertuus e gâre en dud fal hac hemb fé memb, dré ur ræson surnaturel, rac m'en dint crouéet doh limage en Eutru Doué.
3. Nen dès nameit er pébèd e ellér banhuein droug.
4. Unan véritablemant humble e andure guet patiantæt, ha guet joé memb, peb sorte einebage ha trebille.

### RÉFLEXION.

Tud santès Cathelin a Sienne hé harguas casi ag en ol labour hao ag en ol sourci ag en tyegueah, ha quement-cé ne viras quet doh-t-hi a vout perpet joéntet doh Doué dré en oræson, dré m'hé doé groeit ur retræd pé un ermitagicg én dôn ag hé halon, é péh léh en hum denné aveit conze inou doh Doué.

Hou ç'ol labourien ne vireint quet doh-oh a vout un dén intérior ha parfæt, mar groet, èl er Santès-men, ur gabinet én hou calon aveit hum dennein inou, a amzér de amzér, avel én un deserh, é creis hou prassan occupationeu. Un ermit éu é zeserh e elle en dout é galon hac é sperèd occupet ha distreabet dré er chonge ha dré er représantation ag er bed, ma nen dé quet sourcius d'arreste ha de vortefiein é squêndeu naturel; mæs ehué un dén é creis er bed e elle bout guet ur sperèd intérior ha joéntet doh Doué é creis en tregasse ag é affærieu hac ag é stad. Pe glasquér Doué hac a p'er hârér, en er havér é peb léh.

---

*Er hetan dé a vis Mai.*

## SANT JAQUE HA SANT PHILIPPE, APOSTOLÊD.

EN neu Sant-men en dès bet en inour de vout deu Apostol de Jesus-Chrouist, de berdègue é aviél ha de verhuel aveit er fé.

Sant Jâque e oé mab d'Alphé ha de Vari Cléophas. É vuhé e zou bet ur benigen continuel. Ag é youancquis ean hum bassas a huin hac a guement sorte ivage en dès en nerh de veàuein. Tremeine e ré bamdé un amzér quer bras én oræson ar é zeulin, ma oènt deit ér fin de vout calet èl ré ur ganval.* Goudé ma oé bet laqueit de vout Escob é Jerusalem, ean e gonduyé ur vuhé quer santel, ma hum gavé

* Chameau.

eurus er ré e ellé bocquein de viuèn é sai. Goarne e raw en llis a Jerusalem guet ur grèd admirable durant toste de dregond vlai, ha gounit e ras un nombre bras a ineaneu de Zoué dré é zoustér carantéus.

Sant Philippe, péhani e oé sàuet a Véthzaïde, en doé ur grèd hemb par aveit salvedigueah en ineaneu, hac un desir bras d'hobér d'en ol hanàouet Doué hac er hârein. É galon e oé bet carguel ag ur joé extraordinær é cleuèt en instruction gaër e hroas Jesus-Chrouist d'é Apostolèd un nebedicg amzér quênt é bassion; hac a p'er hleuas é conze dehai ag é Dad éternel ér memb instruction-zé, ean e gueméras en hardéhtæt de larét dehou : *Mæstre, groeit d'emb, dré hou cræce, hanàouet ha gùélet hou Tad ag en nean : ne houlennamb na ne zesiramb nitra quin.* Jesus-Chrouist e rescondas dehou: *En n'emb em gùéle-mé e huéle ehué me Zad.* Arlerh Asçansion hur Salvér, er Sant-men e gassas er sclærdér ag er fé ér Frygie hac e gonvertissas d'er fé casi ol er boble ag er hanton bras-eé.

Credein e rér en en doé bihuet forh-coub, p'en dé gùir penaus sant Polycarpe, péhani nen doé hum gonvertisset meit puar uiguênd vlai arlerh donnedigueah hur Salvér, en doé bet er bonheur d'hum antretenein ur certæn amzér guet-ou. Credein e rér ehué é oé bet interret ér guér a Hiéraple, é Frygie.

Sant Jâque e oé bet taulet, peb-eile-pèn, a lein en tample d'er gueas dré er Scribèd hac er Pharisiénèd, dré er golér ou doé doh-t-ou, a gaus ma huélènt é cresqué bamdé, dré en arbèn a nehou, en nombre ag er Grechénion ér guér a Jerusalem. Er Sant-men ne arsàuas quet, bet é vomant dehuéhan, a bedein en Eutru Doué de bardonnein d'er ré el laqué d'er marhue.

## RÉFLEXION.

Sant Jâque, én ur verhuel, e bedas aveit é vour-reàuïon. Inean crechén, groeit èl en Apostol santel-men; héliet example Jesus-Chrouist. Pe vehet persécutet guet hou ç'anemisèd, pe hroeint d'oh colle hou madeu, pe revineint hou fortun, p'hou tauleint én un abyme a visér, a véh, a gonfusion, mouguet nezé er santimanteu a golér hac a vangeance; pedet en Eutru Doué d'ou fardonnein, ha credet

ferme é pardonnou d'oh ehué hou péheden, é sàuou a nehué hou fortun discarret, é queméron sourci a han-oh, hac en hou pou un dé ul léh é mesque er Vartyrèd én nean, aveit hou pout souffret ér bed-men ur martyr a galon dré garanté doh Jesus-Chrouist.

*Eile Réflexion.* Sant Philippe e laras de Salvér er bed : groeit d'emb hanàouet, discoeit d'emb hou Tad ag en nean ; ne houlennamb na ne zesiramb nitra quin ; quement-cé e zou erhoalh aveit omb. Hac hennéh-é hou tesir, inean crechén ? ha desirein e ret-hui hanàouet Doué ? Perac enta é chonget-hui quer bihan én-ou ? perac enta é scùéhet-hui quer bean én oræson, é péhani en hum ziscoa Doué d'er ré er hlasque ? Ne hoès-hui quin desir meit de huélèt Doué ha de jouissein a nehou ?

Bihan-é en nombre ag er ré e elle larèt guet gùirioné : Doué e zou erhoalh aveit on. Goulen e rér guet Doué madeu tamporel, yehaid, nerh, sperèd ; mæs pihue e lare guet humilité èl sant Augustin : *Rezein, ó men Doué! d'hou ç'hanàuein ha d'em hanàuein mé-memb ; rezein d'hanàuein hou prastet, hou puissance, hou madeleah hac hou parfectioneu hemb fin, ha de rein d'hanàouet ehué rené men goanediguezh, me fragilitæt, me malice hac en nitra a han-an.*

Pihue e houlenne guet Doué er græce d'er hârein ha d'hum zisprisein pé d'hum gassat ean-memb ? Péh quer bihan-é en nombre ag en dud devot memb péré hum goutante a Zoué, péré ne zesirant nameit-ou, péré ne houlennant nitra davantage, péré e elle larèt a galon hac a vêg : Doué e zou erhoalh eit on! O calon avaricius, eit péhani un Doué nen dé quet assès ! O calon miserable, péhani e glasque hé eurustet istroh aveit é Doué !

---

## *En eile dé a vis Mai.*

## SANT ATHANAS, Escob.

En Sant-men, péhani e zou bet attàu sellet guet en Tadeu santel ag en Ilis èl ur sclærdér bras ag é amsér, hac unan ag en dihuennerion brassan ag er fe, e oé gannet é Alexandrie, én Egypte. Er peh en dès scribuet én amsér memb ma oé hoah youancq, aveit dihuen er religion, e

ziscoa erhoalh péh quen abil e oé én ol sianceu. En Escob ha Patriarche a Alexandrie, én ur monnet d'er honcile a Nicé, er choégeas aveit derhel mad dehou, èl en abillan Théologien ag é amzér. Athanas e zisputas ér honcile-zé doh en impi Arius, péhani e oé er pèn ag en hérétiquèd. Er ſeahein e ras hac er golein e ras a véh. Él ma varhuas er Patriarche a Alexandrie puemb mis arlerh er honcile, Athanas, én ur gleuèt penaus é oé intantion er Vêlean hac er boble el laquat én é léh, hum guhas durant ur certæn amzér; mæs cavet-oé bet anfin, ha sacret-oé bet Escob er seihvèd dé ar-n-uiguênd a vis en avènd, er blai tri hand huéh ar-n-uiguênd.

Biscoah Escob n'hum acquittas gùel ag en ol devérieu ag é gargue: é hrèd e oé bras, mæs douce ha carantéus. Bugul ha tad e oé d'é boble.

Gobér e ré souéh en ol dud a Ilis hac er Grechénion fidel; mæs en hérétiquèd, péré en doé attàu goarnet ur baz estrange doh-t-ou, ne scùéhènt jamæs doh er persecutein; en accuset ou doé bet é faus mar-a-huéh hac ag en treu horriplan, ha groeit ou doé bet en divroein beta tair gùéh. Ou jalousi hac en droug ou doé doh er gùélèt é tistroein perpet d'é vro é triomfle, e hroas dehai assai lemel é vuhé guet-ou, én ur fæçon ma oé bet forcet d'hum guhein pêl-amzér én ur punce oueit de hesque, é péh léh unan ag é amièd e gassé dehou er péh e oé necessær aveit en derhel é buhé. Én ur bersécution aral, er Sant-men hum guhas ér bé pé ér broh é péhani é oé bet interret é dad, hac e chommas puar mis inou.

Haval-vehé nen dès permettet Doué ma vehé bet divroet quel liès en Doctor santel-men, ha contraignet d'hum guhein èl-cé, nameit eit rein dehou mui a amzér de rantein chervige d'en Ilis dré el livreu caër e gomposas inemb d'en hérésieu én é zivroemant hac él léhieu é péré en hum guhas.

Anfin, goudé en dout conduyet en ilis a Alexandrie abad huéh vlai ha deu uiguênd, ha souffret persécutioneu estrange durant ol en amzér-zé, ean e varhuas é peah én é escobti, en eile a vis mai er blai tri hand trizéc ha tri uiguênd.

## RÉFLEXION.

Doué e bermette ma vé persécutet é serviterion fidellan, pé aveit ou funissein ag ur faute distér benac, pé aveit ou

laquat de vout apertoh hac humploh, pé aveit cresquein ou mérit ha recompance, pé guet eune n'hum gollehènt er brospérité hac eurustet. Doué e glasque perpet, é quement-cé, é hloër hac avantage en ineaneu. É léh enta hum glêmme nezé, ni e zelie quêntoh en trugairéquat.

Én ol persécutioneu e arrihue guet-n-oh, hum examinet hui-memb; guélet ha hui e hoès commettet en droug e demallér d'oh. Mar d'oh cablus, souffret en humiliation hac en disprisance-cé èl un dra e hoès méritet: é léh hum fâchein a gaus d'en temallation e hroér d'oh, beah quêntoh fâchet doh er faute e hoès groeit.

Mar d'oh divlam ag er péh e demallér d'oh, mar dé memb eit un œvre mad é oh persecutet, trugairéqueit Doué dré ma hroa d'oh souffrein eit er justice; n'hum laquet quet quement é poén eit hum gaërrat, Doué er groei guet avantage eit oh abret pé dehuéhat.

*Eurus e vehet*, emé Jesus-Chrouist én aviél, *a pe vehet persecutet, goleit a anjulieu hac a demallationeu guet en dud, a p'en deint de larèt é faus peb sorte droug énep d'oh dré en arbèn a han-an-mé; hum rejouisset nezé a balamort d'er recompance caër e zou preparet d'oh én nean.*

---

## *En drivèd dé a vis Mai.*

## GOUIL ER GROÉZ CAVET.

SANTÈS HÉLÈNE, mam en ampeleur Constantin, en doé un devotion vras eit el léhieu péré e oé bet santefiet dré souffranceu ha miracleu hur Salvér. Rac-cé é has d'ou visitein er blai tri hand huéh ar-n-uiguênd, denston ma oé nezé ouaidet a buar uiguênd vlai pedoste: quentéh èl ma arrihuas é Jerusalem, hi e santas én hé halon er brassan desir de gavouet er Groéz ar béhani é oé marhue Jesus-Chrouist aveit omb; mæs hanni ne ellé larèt dehi mèn é oé.

Er bayanèd, én ou rage doh er Grechénion, en doé groeit ou fossible eit mirèt ne vehé bet hanàuet el léh é péhani é oé bet interret corve hur Salvér. Open ou dout-ean goleit guet ur yoh mein, ind ou doé hoah sàuet inou un tample d'en douéès Vénus, eit rein de gredein é oé d'hé inourein é té er Grechénion a p'en dènt d'adorein Jesus-Chrouist.

Santès Hélène e atterças ol er ré e ellé rein un tamicg sclærdér benac dehi; ha larèt-oé bet dehi penaus mar guellé donnet de bèn a zizolein bé hur Salvér, en hé devehé bet ebué cavet hemb manque en instrumanteu ag é varhue; rac er gustum e oé é mesque er Juiffèd gobér un toul én doar étal el léh é péhani é vezé interret corveu er ré condannet d'er marhue, ha laquat én- ou ol er péh en devezé cherviget d'ou zourmanteu." Rac-cé hi e broas quentéh torel ablad en tample payan-hont, scarbein er vein ha toullein. Er fin é oé bet cavet er bé santel : étal d'ou é oé tair Croéz guet en tacheu péré en doé bet trézet mampreu hur Salvér, hac en *titre* péhani e oé bet staguet é lein é Groéz. Æz-oé gout é oé unan ag en tair Croéz-cé en hani e glasqué er Santès-men, hac er réral, ré en neu lair; mæs ne oé quet quen æz-cé ou differh, dré ma oé distague en *titre*, ha ne zalhé doh hanni.

Rac-cé sant Macaire, escob a Jerusalem, hum avisas d'hum chervigein ag er moyand-men : ean e laras dougue en tair Croéz de dy ur voès a galité, péhani e oé é tennein doh er marhue, er péh e oé bet groeit; goudé en dout nezé pedet Doué a greis é galon, ean e broas touchein én hani clan er broézieu zé en eile arlerh éguilé. Er voès-cé ne broas seblant erbet a vout gùel goudé hé dout touchet én nihue groéz quetan; mæs donnet e ras de vout yah ha dispos quentéh èl m'hé doé touchet én dairvèd.

N'ellér quet larèt péh quer bras joé en doé bet santès Hélène é huélet er miracle-zé, péhani e broas hanàouet er gùir Groéz. Seuel e ras un ilis él léh-cé memb é péhani é oé bet cavet en trézol précius-cé; laquat e ras abarh, guet er brassan respet, er gùir Groéz, goudé hé dout-hi chairret én ur vouistre forh pihuicq. Rein e ras ul loden a nehi d'en Ampeleur hé mab, péhani hé recenas é Constantinople, guet hilleih a inour; ul loden aral e gassas d'un ilis e sàuas é Rome, hac e hanhuér ilis er *Groéz-santel a Jerusalem*. Gobér e ras laquat én ur vouistre argand el loden vrassan ag er Groéz, hac hé lezel e ras é Jerusalem, édan goarnation en Escob santel Macaire, aveit bout cavet hac inouret inou én ol amzér de zonnet. Placet-oé bet én ilis gaër e broas seuel ér guér-cé en Ampeleurès hac hé mab; hac a bep léh é té tud a vostad de ranlein inour dehi èl m'en disque d'emb buhéieu sant Cyrille a Jerusalem, sant Porphyr a Gaze, etc.

Gouil er Groéz cavet e zou forh ancién én Ilis; bet e zou open deuzêc cand vlai m'en inourér.

## RÉFLEXION.

Chongeal liès é souffranceu Jesus-Chrouist e zou er moyand surran aveit arrinue ér barfection. Ehué ol er Sænt e zou bet é peb amzér fidel bras d'en exceleice-men, ha cavouet e rènt én-ou ou bonsolation ha joe disquein e rènt én-ou merhuel doh-t-hai ind-memb, hac autréein é santimanteu Jesus crucefiet; anfin, ar ou deulin doh troèd er Groéz, ind e offré d'en Tad éternel ou dareu ha pedenneu hirvoudus, dré Jesus-Chrouist é Vab, péhani en dès hum sacrefiet ar er Groéz eit salvedigueah en dud.

Mar chongeamb ni-memb liès é souffrancen hur Salvér; ni e zisquou imbèr pratiquein en ol vertuyeu. Rac anfin, penaus é ellehemb-ni, arlerh er scùir hun nès dirac hun deulegad, refuse a aboeissein d'er péh e houlenne Doué guet-n-emb? Ha possible vehé ne gârehemb quet Doué nac hun nessan, é huélet Jesus-Chrouist é scùillein bet en dehuéhan tapen ag é Oaid dré garanté eit omb? Hac ellein e rehemb-ni hum viret a vout douce, humble, ha patiant, a p'en da un Doué, dré é example, de larèt d'emb pratiquein er vertuyeu-cé?

---

## *Er buarvèd dé a vis Mai.*

## SANTÈS MONIQUE, INTANVÈS.

SANTÈS MONIQUE e oé guenédicg ag en Afrique. Hé zud e oé læn a zougeance Doué. Dessàuet-oé bet a vihannicg dré ur voès carguet dré hé zud a instrugein er merhèd ag ou zy. Ur sourci bras e gueméré er voès-men a rein dehai un instruction crechén: arreste e ré, a guement ma ellé, ou fal inclinationeu, hac ou dougne e ré, dre hé exampleu quer-clous èl dré hé honzeu, de vout fidel d'ou devérieu é quevér ou zud hac é quevér en Eutru Doué. Dibuen e ré doh-t-hai, drès peb-tra, a ivèt nitra quin nameit deur étré ou fredeu; ha dré ma tiscoènt bout digoutant a guement-cé, hi e rescondé dehai: ne ivehet bermen nameit deur, rac er gùin neu dé quet én hou tisposition; mæs ur huéh ma vehet diméet,

ha m'hum gavehet mæstrésèd ag er have, n'hum goulantehet quet a zeur, ha hui hum accustumou marcé doh ivage aral.

Deustou de leçonieu hé mæstrès, Monique e gueméras a nebedigueu ur certæn inclination aveit er gùin; hac èl ma oé carguet dré hé zud a monnet de glasque er gùin d'er have, n'er groé jamæs hemb en tanhouat. Er vatéh ag en ty, péhani e oé ordinæremant teste a guement-cé, e hroas ér fin rebreicheu huerhue dehi, hac e zas memb betac hé zrettein a ivraignès. Er rebreiche-sé e hroas de Vonique antréein énhi hé hunan, quemér cas doh er vince a béhani é oé accuset, hac er résolution d'hum zisobér ag er fal accustumance-sé de béhani é oé teichet. Un herradicg amzér arlerh quement-cé, hi e receuas er Vadiènt, hac e ras perpet goudé scùir mad de bep-unan.

A pe zàs én ouaid de vout diméet, hé zud e hroas dehi quemér aveit prièd Patrice, dén a inour, a Dagaste, mæs payan. Un aboeissance parfæt hé doé perpet eit-ou; en inoureín e ré èl hé mæstre, ha poénieìn e ré ag hé ol nerh eit er gounit de Jesus-Chrouist. Andur e ré guet patiantæt é vanque a fideldæt én hé hevér, hemb jamæs er rebreichein dehou guet huerhoni, én gorto en en devehé bet ur bource benac en Eotru Doué sellet a druhé doh-t-ou. É general, Patrice en doé ur baractèr excélant; mæs ér memb amzér é oé colérus hac amportet. P'er gùélé Monique é colér, hi e zihoallé mad ag hum seuel énep dehou, hac a pe oé difâchet, hi e gonzé perpet doh-t-ou guet doustér. Open quement-cé, bamdé é houlenné guet Doué é gonversion hac hé obtenein e ras.

Er vertuyeu e remerqué Patrice én é brièd santel en touchas ér fin, changein e ras aquêrh, donnet e ras de vout douce, humble, læn a zougeance Doué, ér fæçon ma vihuas a nezé bet en achimant ag é vuhé avel ur gùir grechén.

Er voès santel-men ne sortié jamæs ag hé zy; receu e ré neoah, én ur fæçon gracius, er ré e zé d'hé gùélet; én hé deviseu ne gonzé meit a dreu mad, ha rein e ré aviseu mad de bep-unan. Un dé ma cleuas ur voès youancq doh hum glêmme ag er goal-drettemant e receué guet hé ffièd; goudé hé dout hé honsolet gùellan ma ellé, hi e laras dehi; dihoallet mad, me hoér, 'ne denneboh quement-cé ar-n-oh dré hou faute: nen dès nitra gùel eit mouguein en tan ag er

golér, eit er silance hac er batiantæt. Mar gouyet ânein, hui e ispergnou d'oh hilleih a chagrin hac a boén.

Goudé ma oé bet deit Monique de vout intanvès, ne sortié nemeit dré necessité hac eit gobér œvreu mad; cresquein e ré hé fedenneu, hé excelciceu a zevotion, ha laquat e ré hé ol sourci de zessàu erhat hé bugalé.

Augustin neoah, er houhan ag en tri croaidur hé doé, e broas dehi, ér hommancemant, hilleih a boén. Er vam santel-men, anquinet é huélèt er vuhé diréglet e gonduyé én é youancquis, ne scùéhé jamæs doh en avertissein, ha bamdé é scùillé ur mor a zareu é presance en Eutru Doué, doh er pedein d'hobér ur sèl a drubé doh-t-ou.

Pedenneu quer gredus a berh ur vam quer vertuus aveit conversion hé mab, ne ellènt quet manquein a vout cheleuet guet Doué. Obtenein e ras ér fin er græce e houlenné guet quement a hirreah; ha n'ellér quet laret péh quer bras e oé bet hé joé hac hé honsolation pe huélas hé mab convertisset, péhani e gonduyas a nezé ur vuhé quer parfæt, ma tas goudé de vout un Escob santel hac un Doctor bras ag en Ilis. Nezé é laras er vam eurus-cé, guet santimanteu a hanàuedigueah vad: revehet mêlet de jamæs, ô Tad a visériccorde! ne mès mui bermen nitra de zesirein ér bed: bermen é varhuein é peah, men Doué, p'en dès pliget guet-n-oh cheleuèt peden hou servitourès.

Anfin, ouaidet ar en dro a huemb plai ha hantér-hand, hi e yas de jouissein én nean ag er honsolationeu en dès Doué promettet d'er ré e ouile ar en doar.

RÉFLEXION.

Santès Monique, dré hé dareu, en dès méritet conversion hé mab Augustin. Hilleih a vugalé e zou hinihue en dé péré en dès quement a zobér ag hum gonvertissein èl m'en doé Augustin; mæs nen dès quet calz a dadeu hac a vameu hac e scùille dareu dré ur gùir desir a salvedigueah ou bugalé: ouilein e rant liès, gùir-é; mæs hac a gaus de Zoué-é é ouilant-ind? Ouilein e ret a p'en da hou pugalé de rein d'oh ur chagrin benac, a p'ou gùélet é hobér ur goal-implé ag hou tauné, pé é couéh én ur faute benac e broa disinour d'hou famille; mæs ha ouilein e ret-hui ag er hol e broant ag ou inean, ag en offance e broant de Zoué? Anquin e hoès é huélèt hou pugalé é vanquein a respet d'oh; mæs péh anquin e hoès-

hui doh ou gàélet é vanquein a respet de Zoué dré ou biban a zevotion hac a religion memb?

Nitra nen dès secouret muyoh de gonvertissein sant Augustin aveit dareu, pedenneu hac exampleu mad é vam santel: hum cherviget ag er memb moyandeu eit obtenein conversion hou pugalé libertin; dalhet de bedein aveit-hai; laqueit hou confiance é Doué, ha hui hou pou, a dra sur, er memb consolation en dès bet en intanvès santel-men.

---

## *Er buemvèd dè a vis Mai.*

## SANT HUISSANT-FERRIER, BÉLÉG,

### PATROM AG ER GUÉR A HUENÈD.

ER Sant-men e oé gannet é Valance, ér ranteleah a Spagne. É vrassan pligeadur, én amzér ma oé hoah biban, e oé conze d'er vugalé aral a Zoué hac a dreu devot ha santel.

D'en ouaid a drihuéh vlai, ean hum offras de venéh sant Dominique, péré, dré ma hanàuènt é vertu, er receuas èl un donæzon ag en nean.

Er goal-sperèd e hroas é ol bossible aveit er feahein, pé d'er bihannan aveit er scuéhein hac en discouragein dré en tantationeu brassan ha dangerussan; mæs gounit e ras er victoër ar é anemis dré er moyand ag er beden hac ag er benigen. Ur voès infâme ha malheurus, pousset dré er goal-sperèd, e assaias en douguein d'er péhèd; mæs er Sant, é bèr guirieu, e gonzas doh-t-hi guet quement a nerh ma tas d'hum gonvertissein ar en ær, ha de reparein, er reste ag hé buhé, er goal-example hé doé reit.

É oræson e oé casi continuel; én ur studial memb ean e bedé aveit tennein bénédiction Doué ar é studi, ha cavouet é ras er pratique santel-zé quen avantajus eit-ou ean-memb, ma ingageas goudé en ol Grechénion d'hum chervige ehué a nehou. Cheleuamb-ean é couze ean-memb én é livre ar er vuhé spirituel: Ha hui e venne studial guet pourfit, em'ean? groeit ma vou perpet assamble en devotion hac er studi: consultet muyoh hoah er Sperèd-Santel eit hou livreu, ha ne arsàuet quet a houlenne guet humilité er græce d'antand ha de gomprenein er péh e leinet. Er studi e fatique er sperèd, hac e zisséhe er galon. Quêrhet enta de bep cource de reneuéein

grèd en eile hac éguilé doh treid Jesus-Chrouist ; ur momant a repos én é galon sacret e ra un nerh hac ur sclærdér nehué. Sàuet liès hou sperèd hac hou calon trema Doué, ha ne gommancet na né achibuet jamæs hou studi nameit dré er beden. Er siance e zou un donæson a berh Doué ; n'hé sellet quet enta èl el labour ag hou sperèd.

En dén santel-men e gomposé ehué é berdéguen doh treid é gruceſi, hac en ol e remerqué penaus n'ellé quet en nerh hac er vertu ou doé donnet ag ur vamen aral.

Goudé bout bet hanhuet Missionnær apostolique, ean e gommanças é vissioneu ér ranteleah a Spagne. Er honversioneu burhudus e broas é Catalogne, é Murci, é Castille, én Arragon hac én Asturi, e véritas dehôu er galité inourable a Apostol er vro a Spagne. Goudé quement-cé é tas é France, hac é broas ur mad hemb ſin él Languedoc, ér Provance hac én Dauphiné. Contein e rér é convertissas ér ranteleah a Spagne hemb quin puemb mil ar-n-uiguênd a Juiſsèd hac open eih mil a Sarrasinèd, hemb conse ag er honversioneu aral péré ne ellér quet nombrein.

Ar er gùirionéeu terriplan ag er religion, ar er péhèd, ar er marhue, ar en ihuerne hac ar er rustoni ag er jogemant dehuéhan, é hroé liessan é berdéguen, ha perdègue e ré guet quement a nerh, ma laqué, drès peb tra, ur scont bras én ineanen ahurlettan-memb ér péhèd ; mæs goudé ean e houmié ou haloneu dré en doustér ag é gonzeu, ha dré er gonſiance e inspiré dehai é misèricorde en Eutru Doué. Liès é vesé obliget d'hum arrestein é creis é berdègue a gaus d'er hri ha d'en huannadeu e sàué é mesque en dud, ha durant en amzér-zé ean e gaigé ean-memb é zareu guet ré er boble er cheleué.

Arlerh é instruction, én ur zisquen ag er gadoër-berdêg, en hum laqué de govessat ; én é ol boyageu é oé ſidel de hêlle er règle ag é Urh ; durant deu-uiguênd vlai, ean e yunas bamdé nameit d'er sul, ha ne gousqué meit ar un nebediog plous.

Er Roué ag en Angletèr, én ur gleuèt conse ag en dén santel-men, hac ag er honversioneu e broé, e scrihuas dehou eit er pedein de zonnet d'é ranteleah, hac er receu e ras guet muyoh a inour eit nen devehé bet recevet ur Prince souveræn. Er Sant e berdéguas hac e broas arré quement a vurhudeu inou èl m'en doé groeit é léh aral.

Goudé é tas a retourne é France ; ha nesé en Duc a Vretagne er pedas de zonnet én é stadeu. Er Sant e labouras guet quement a fréh é Bretagne hac én Ormandie, ma oé bet güélet inou quentéh ur changemant bras é mesque en noblance hac er boble.

Anfin, er Sant bras-men, uset guet quement a labourieu hac a vorteficationeu, ha péhani a houdé pêl-amzér ne vihué casi meit dré viracle, e chommas clan ér guér a Huénèd, é péh léh é achihuas er sacrefice ag é vuhé er blai puarzêc caud nandêc, ouaidet a zeu vlai ha tri-uiguênd. Contein e rér betac eih cand miracle ha tri-uiguênd e hroas én é vuhé, hemb conze ag er ré en dès bet groeit goudé é varhue, a béré en nombre e gresque attàu.

## RÉFLEXION.

Er goal-sperèd ne cesse ag hun attaquein durant hur buhé dré bep sorte tantationeu; mæs é dantationeu ordinærran ha dangerussan-é er ré e attaque er burtæt. É ol bossible e hroa eit gobér d'emb coll'e er vertu caër-zé, dré ma hanàue é ma en ineaneu pur-é e gâre en Eutru Doüé dré bréférance, hac é ma dehai é hoarne é zonæzoneu préciussan én nean. Mæs neoah, ineaneu santel, queméret courage, dalhet ferme; laqueit hou confiance é Doué, ha beah nezé sûr penaus en ol tantationeu-zé, ne verne péguehet é padeint, ne verne péh quen importun e veint, é léh hou rantein cablus hac anemis de Zoué, ne chervigeint meit d'hou rantein purroh ha brassoh amièd dehou.

---

*En huéhvèd dé a vis Mai.*

## SANT YEHAN DAMASCÊN.

ER Sant-men, guenédicg ag er guér a Zamas, é Syrie, arlerh m'en doé hum rantet abil ér sianceu ag er bed hac ér Scritur santel, ha feahet anemisèd en Ilis dré é livreu læn a nerh hac a loquance, e güittas er bed hac é vadeu eit hum dennein én deserh, é péhani en en doé bet aveit mæstre spirituel ur menah ancién, péhani en doé paud a expériance aveit condüie en ineaneu.

Er mæstre abil-cé e ras dehou el leçonieu men : hui e zelie, em'ean dehou, dihoalle a hobér nitra dré hou volanté prope hac hemb goulen avis ; laqueit poén d'hum ancoéhat ha de verhuel eit oh hui-memb ; pèlleit ag hou sperèd en ol chongeu ag er bed ; hum zefiet perpet a han-oh hou ç'hunan, hac éveheit doh hou fal inclinationeu ; ne gonzet meit ag er péh e elle hou ranteìn santelloh, hac a p'en dé requis hemb quin ; ne zesiret na visioneu, na révélationeu, na donæzoneu extraordinær ; hac hou péet chonge a offrein liès de Zoué hou labour, hou poén, hou silance hac hou pedenneu. Er fidel-dæt guet péhani é viras en aviseu mad-cé e hroas dehou, é bèr-amzér, avance bras ér pratique ag er vertuyeu hac én bènt ag er santeleah.

Er menah ancién-zé, péhani ne glasqué nameit rantein bamdé parfættoh é zisciple ha mouguein én-ou en istim a nehou é hunan, er hassas un dé é quér de huerhein ur béh pannérieu, hac e zihuennas doh-t-ou ag ou rein eit ur bris izelloh aveit en hani en doé merchet dehou, péhani e oé diræson. Er Sant e aboeissas quentéh hemb sannein griq. Er bris rai ihuél e houlennas eit é bannérieu e hroas er hemér eit un dén sod hac hemb calz a sperèd, ha rac-cé é oé bet goapeit guet er boble. Er fin, unan ag é serviterion a ziaguênt e gueméras truhé doh-t-ou hac ou frenas er bris e houlenné. Distroein e ras guet joé d'é ermitage, é péh léh é candalhas de gonduie ur vuhé humble ha mortefiet

Èl ma oé hanàuet mérit bras er Sant-men, é oé bet groeit bélêg, hac ér stad nehué-cé ne hroas meit donnet hoah de vout humploh. Er menah ancién-hont e laras dehou nezé é oé arrihue en amzér de laquat de dalhouet é siance hac abiltæt, én ur scrihuein inemb d'anemisèd en Ilis hac én ur feahein, dré é livreu, en hérétiquèd ag é amzér. Er Sant e receuas er hourhemen-cé èl un ordrénance ag en nean. Scrihue e ras hilleih aveit soutén er fé, ha paud a livreu a zevotion læn a nerh hac a vertu, é spécial a pe gonze a vrastet hac a excélance er Huérhiès glorius Vari.

Anfin, uset dré é benigenneu ha labourieu, ean e varhuas ardro er blai seih cand dêc-ha-tri-uiguênd, ouaidet a open puar uiguênd vlai, ha respettet a nezé èl unan ag en abillan Tadeu ag en Ilis.

## *Aviseu ſpirituel tennet a livreu S. Yehan Damascèn.*

1. En hani e ra en alézon e ra bihan a dra, hac e receu hilleih; rein e ra ur scouéd pé bihannoh, hac ean e receu ur ranteleah.

2. Pihne-benac e ra d'er peur, e ra de Zoué, ha guet ur pourfit bras.

3. Eit hum virèt doh peb sorte péhèd, ne faut meit chongeal é presance Doué; ne faut meit considerein péh quer caër-é er vertu, ha penaus er bligeadur ag er bed e dremeine én ur momand.

4. Er chonge ag er marhue hac ag en tourmanteu éternel destinet d'er péhèd marhuel, e zou ur brid tribne aveit arreste en inclination fal ha lubric.

5. Er goahan treu e arrihue guet-n-emb ér bed-men, e zou perpet pourfitable aveit omb, mar caramb gobér un usage mad a nehai.

6. Mar d'ob attaquet d'en orgueil, pé tantet d'hum istimein mui eit er réral, ne juget dén; mæs hum consideret mad hui-memb, ha hui hum humilion hac hum sellou èl en disterran ag en dud.

RÉFLEXION.

Petra caërroh, petra brauoh eit guélet unan ag er santeſſan ha braſſan Doctorèd ag é amzér e tonnet d'hum laquat édan mæstroni un ermit simple, péhani e zihoennas doh-t-ou pêl-amzér peb sorte studi, hac en dalhas é simplicité ur brouider; mæs péh trézor nen dès reit d'en Ilis sant Yehan Damascèn, én ur vihuein én deserh hac én isel-dæt! Péh sclærdér nen dès ean lausquet én é livreu admirable, péré en dès cherviget de feſtein quement a hérétiqued ha de dehmein quel lies a dud ag ou zromperéahen!

Doh hum rantein humploh; n'hum rantér james inutil; mæs, é contrel, capabloh d'hobér treu bras aveit Doué hac aveit en nessan.

*Er seihvèd dé a vis Mai.*

## SANT STANISLAS, ESCOB HA MARTYR.

STANISLAS e oé sàuet a unan ag er famillen inouraplan a ràntelezh Pologne. Tregond vlai quênt é oé diméet é dad hac é vam, a pe zas er Sant-men ér bed. Ehué ind er receins èl un donæson ag en nean, hac eit truguréquat en Eutru Doué, ind er honsacras dehou ag é gavel. Ur sourci bras en doé quemêret d'en desàu e vihan én ur feçon santel, hac en avisen mad e rènt dehou en doé sel-mui a nerh, ma oènt secouret dré en examplen a hep sorte vertuyeu e bratiquènt ind-memb.

Er Sant-men e bourfitas quement a leçonieu é dud, ma oé é ol bligeadur er beden én ouaid tinerran memb, ha ma caré bras a nezé er vuhé dissorb ha morteffet. Réglet bras-oé én é breden; liès é cousqué ar en doar nuàh hac é souffré a volanté vad en anéouid ha peb sorte diæzemanteu aral. É dud ('é lèh en distroein ag é exercicieu a benigen, e oé lèn a joé doh er guélèt é conduie ur vuhé quer santel hac en dougué de zerhel attàu èl-ce éit donnet á zé de zé de vout agréaploh de Zoué. Avance e ré ehué én abilitet bamdé; mæs mar boé bras en hoent en doé de zisquein, é oé hoah brassoh hilleih en desir en doé de gresquein é perfeccion. Dihoustè bras e oé doh en hoarieu, ha ne guemèré a ziverffisemanteu permettet meit quement èl ma oé requis dehou cavouet eit canderhel é yehaid. Loqunt e ré é ségréd, éiré dsourno er beurexion, en argand e ré é dud dehou eit é bligeadurieu.

Loqueit-oé bet ér seih ér batan collége a Bologne, hac a noan é dud en dégatean de Baris, é peb léh é oé oldet guet en ol a gaus d'é scuiér, d'é vodéstí hac abiliteu. Seih vlai arlerh ean e retournas de Bologne, han arlerh marhue é dad hac é vam, pe e zas é videu bras d'er beurérion eit bout liproh de chervige Doué.

Zampert-Zula, escob a Gracovi, dré ma hanàué siance ha vertuyeu Stanislas, er groas bélég ha chanoén; ha dehuéhatoh, arlerh marhue en Escob-men, é oé bet choéget aveit derhel é léh.

Escob santel doh en autér, ér momand ma laré en overen.

Doué e siecleriaa, dré billeih a vireleu, santeleah é servitour fidel arlerh é varhue, péhani e arrihuas er blai mil pandéc-ha-tri-uigeênd.

### Réflexion.

Avertissein guet avistet ha guet doustér er ré e broa en droug, e zou un efféd ag er garanté e zeliér en dout eit en nessan : hac er gobér e ret-hui, é spécial é quevér er ré e zou én hou cargue pé doh hou chervige ?

*Eile Réflexion.* Nitra ne zelie scontein ur ministre fidel, a pe vé question a hloër Doué hac ag er religion. Gloër Doué e zelie, eit-ou, monnet é rang é vuhé hac é vadeu. Pibue en devehé spöeet er religion, p'en devehé creinnet en Apostolèd dirac en tyrantèd ?

---

*Eur eihvêd de a vis Mai.*

## SANT PIERRE, Arhescob.

En Sant-men e oé guenédicq ag en Dauphiné, ér rantelcah a France. É dad, péhani e oé un dén a ziar er mæseu, ne chongé meit ag en derhel de labourat en doar guet-ou ; mæs er broaidur youancq-men, péhani hum santé galhuet d'ur stad arall, e bedas é dad d'el laquat ér studi, ha gobér e ras quement ma oé bet accordet é houlen dehou. Èt m'en doé ur spered loêm, un hoant bras de zisquein, ha ma pèllé perpet doh en hoarieu, ean e ras quênt-pél de vont abil bras. D'en oaid a uiguênd vlai, ean hum rantas menah é urh sant Bernard hac e gooduyas ér stad-cé ur vuhé quen humble, quer mortefiet ha quer parfet, ma oé bet groeit Abad é abaty Tamiès é Savoi.

Er Sant-men, goudé bout bet laqueit de vout Abad, e oé ken a garanté é quevér er beurerion hac en ol boyagerion ; ean ou mágué hac ou logé ol. En abaty a Tamiès ne oé quet hemb quin ul logeris evit en estrangerion, mæs hoah open ur scolage a salvediguéah, e oé eit-hai deé en instructioneu mad e hroé dehai en Abad santel, ha drèleh examplen bras a vertu e huélent guet en ol menéh.

En Abad charitable-men e oé bet choéget goudé eit bout Arhescob ag er gaér a Darantaise. En choéti-sé en doé

dobér ag ur bagul apert aveit laquat ur reihtæt mad én-ou; er gobér e ras, ha gùélet-oé bet é bèr-amsér un devotion vras é mesque en dud a ilis hac é mesque er boble.

Hum bligein e ré, drès peb-tra, é instrugein en dud a ziar er mæzeu hac é bobér er hatechim d'er vugalé. É vadeu e oé quêntoh d'er beurerion aveit dehou. Gùélet-vezé é tiovér ean-memb er péh e vezé cherviget dehou doh taul, aveit er rein d'er hetan peur hum bresanté, ha eavet-oé bet, goudé en dout reit ol er péh en doé, doh hum zihusquein a lod ag é zillad, é creis er gouyan memb, aveit gusquein er beurerion. Open quement-cé, er Sant-men e oé hoah un æl a beah é peb léh. Dré é avistet hac é adresse, ean e accordas étré-z-hai en Duc a Savoi hac er Hont Sant-Gil, péré e oé ar er poënd d'hobér brézel en eile d'éguilé, hac él-cé ean e zélivras er Savoi hac en Dauphiné ag er malheurieu péré e hélie perpet er brézélieu. Laquat e ras ehué er peah étré er Roué a France, Loeis seihvèd, hac er Roué ag en Angletèr, péré e oé é brézel en eile doh éguilé.

Anfin, onaidet a drizêc vlai ha tri uiguênd, uset dré é labourieu hac é vortefications, eau e varhuas èl ma varhue er Sænt, er blai uinêc cand puarzêc-ha-tri-uiguênd.

Er miracleu bras en doé groeit én é vuhé, hac er ré e arrihuas ar é vé, e hroas er hanonisein huézêc vlai goudé é varhue.

## Réflexion.

Un dra caër-é bihuein é peah hac én ur garanté santel ha parfæt guet en ol; mæs er ré en dès pouvoér hac autorité e zelie hoah poénieín eit accordein assamble er ré e zou malice pé dissantion étré-z-hai.

*Eile Réflexion.* Er Sant-men e ziovéré é vouit aveit er rein d'er peur, hac hum zihusqué a lod ag é zillad, é creis er gouyan memb, aveit gusquein er beurerion. Ha rein e ret-hui d'er bibannan er restageu a zoh hou taul d'er beurerion? Ha rein e ret-hui dehai er péh e ellet diovér ag hou tillad?

Revé en Tadeu santel ag en Ilis, er péh en dès er ré pihuicq de ziovér e zou deliet d'er beurerion; goudé m'en dès er pihuicq queméret é necessær ag é dra, er reste e zou tra er peur.

*En nàuvèd dè a vis Mai.*

# SANT GREGOÉR A NAZIANZE,

## Doctor ag en Ilis hac Arhescob a Constantinople.

Er Sant-men, brér de sant Cesær, e oé sàuet ag er guéricg a Nazianze, toste de Césaré, é Cappadoce. Gregoér, é dad, ha Nonne, é vam, e zou ehué ou deu inouret én Ilis avel sænt. Nonne, dré hé alézonen, e dennas ar hé famille bénédictionen en nean. Gregoér, hé friéd, e oé payan hac e zalhé unan ag er harguen inouraplan a guér. Er voès santel-zé e acuillé paud a zareu, ha ne arsàué a houlen guet Doué conversion hé friéd. Hé feden e oé bet cheleuet: renoncieiu e ras d'er bayenage aveit receu er vadiènt.

Gregoér, ou mab, e oé bet consacret de Zoué ag er momand ag é gannedigueah, ha pourfitein mad e ras ag er sourci e guemérasé dad d'en dessàu ér pratique ag er vertuyeu. Ag é youancquis quetan en en doé bet er brassan desir de chomme hemb diméein, ha bihuein e ras avel un Æl dré é bortæt abed é amzér. Én ur hobér é studi ér guér a Athène, ean e hroas un hanàoedigueah particuliér guet sant Basil. Er garanté ou doé en eile aveit éguilé e oé santel ha tinér: n'ellènt quet nehai hum gùittat nac hum zispartiein. Soignus a bèllat doh er hompagnoneahen dangerus, ne hantènt meit er ré ag ou hansortèd péré e gâré er studi hac e bratiqué er vertuyeu. Ne vezènt jamæs cavet én divertissemanteu difuennet: er vuhé e gonduyènt e oé ruste ha cafet; n'impléènt ag en argand e zégassé dehai ou zud meit juste er péh e oé requis eit pourvæem d'ou dobérieu necessærran; rein e rènt er reste d'er beurerion. Ne oé jamæs a jalousī étré-z-hai; er péh e hroé joé ha lehuiné unan, e hroé ehué joé ha lehuiné en aral. En desir de vout parfæt e hroé dehai poénieiu eit gout péhani a nehai en devehé bet groeit muihan a œvreu mad, a bedennen, a alézoneu hac a yunieu.

Sant Gregoér e gùittas goudé Athène aveit distroein de Nazianze. Inou é receuas er vadiènt, hac a nezé ne chongeas mui meit ag hum rein ol de Zoué hemb quin. Marhue doh er bed ha doh é bligeadurieu, nen doé mui quin

gouste meit eit en treu ag en nean. Nen doé eit magadur nameit bara, deur hac halén. Pesciein e oé en dé é hobér li-bourieu calet hac ul loden vras ag en nos é pedein Doué. Un nebedicg amzér arlerh ean e receuas en Urhed sacret. Nezé é commançaş perdègue en aviél, hac er guhérue vras guet quement a nerh hac a frèh, ma oé bet gellet avel un Apostol.

Goudé é oé bet groeit Escob ha destinet eit escobti Sasime; mæs Escob Nasianze, péhani, a gaus d'é gouhoni, n'ellé quet mui excelcein en devérieu ag é gargue, er goulennas, ha bet en doé ean bet eit er secour én é labourieu. Er gargue-cé ean hum gomportas arré guet quement a vistet, ma véritas bout choéget eit bout Arhescob ha Patriarche a Gonstantinople. Bet en doé bet hilleih de souffrein é Constantinople a berh en hérétiquèd; mæs, dré é patiantæt ha dré é hrèd ambraset, ean e ras de bèn a gonvertissein de Zoué el lod brassan a nehai.

A p'hum huélas avancet én ouaid ha carguet a infirmitéeu, ean e hroas, arlerh en dout laqueit reihtæt é peb tra, en abandon ag er gargue inourable-zé ayeit retourne-de Nazianze. Hum dennein e ras én un ty ar er mæzeu, é péh léh é vihuas èl ur menah. Eit hum bunissein ag é gonzeu laret hemb necessité, ean hum gondannas d'ur silance a zeu uiguênd dé, de larèt-é, durant er hoareis ag er blai 381. Inou é scrihuas ehué hilleih a livreu abil ha devot bras, a béré en en dès pihuicqueit en Ilis. Monnet e ras de receu d'en nean er recompance ag é labourieu hac œvreu mad, ardro er blai tri hand nàu-ha-puar-uiguênd.

### *Aviseu spirituel sant Gregoér.*

1. Quel liès guéh èt ma temmemb hun hanal, é teliehe-hemb chongeal é Doué, a pe gonserve d'emb é peb momant hur buhé ha m'hor hargue é peb momant ag é zonezoneu.

2. Èl m'en dé joéntet er horve doh en inean, ha m'en dé staguet er branque doh er huèn, èl-cé ehué é teliemb bout ni-memb joéntet doh Doué. Ur barre separet doh er huèn e houihue hac e varhue; er horve separet doh en inean e vreinne hac e goueh é corruption. Mab-dén, separet doh Doué dré er péhèd marhuel, é péh stad triste, allas! nen dé-ean enta.

3. Bet-é pléguein, aboeissein de Zoué ha d'en dud : de Zoué, aveit peb sorte ræson, ha d'en dud, aveit goarne hac antrétenein er garanté.

4. Un dra mélable ha pourfitable-é derhel en téad, a p'hum santér douguet de gonze dré un taul prontitud pé colér.

5. Ur moyand excélant aveit goarne erhat en téad, e zou hum accustumein de virèt mar-a-huéh er silance.

6. Conzet a pe gavehet ne vou quet gùel doh tàuein; mæs chué tàuet mar dé gùel er silance eit er péh e falle d'oh larèt.

## RÉFLEXION.

Er Sant-men e recommandé liès er silance hac hum gondannas ean-memb de chomme deu niguênd dé hemb conze, rac ma cavé guet-ou en en doé bet conzet rai. Ha hui, de bet dé é teliet-hui hum gondannein aveit hou pout conzet rai inemb de Zoué hac inemb d'hou nessan, dré hou touïadelleu, hou mallobeu, dré hou coal-gonzereah, dré hou conzeu lous ha dishoneste ?

*Eile Réflexion.* Deustou m'hum gavé carguet a infirmitéeu ér fin ag'é vuhé, ean e dremeiné hoah paud a amzér én oræson hac e gomposé livreu devot ha santel ; ha hui, én ur blinhuèd distér, hui e lausque a costé hou excelciceu a zevotion, èl pe ne vehé quet nezé en amzér de vout fidelloh de Zoué, a p'en da d'hou visitein pé d'hou aproquein dré ur blinhuèd.

---

## *En décvèd dé a vis Mai.*

## SANT ANTONIN, ARHESCOB A FLORANCE.

SANT ANTONIN e oé sàuet ag er guér a Florance. Remerquet oé bet én-ou, ag en ouaid a groaidur, paud a vodesti, a aboeissance hac a zoustér. Nen doé quin gouste meit aveit en excelciceu a zevotion. Hoarieu er vugalé e oé un néhance aveit-ou ; mæs é ol bligeadur e oé pedein Doué, devise guet tud devot, lenein livreu mad, ha drès peb-tra, buhéieu er Sænt. Én ilis é vezé cavet attàu quel liès gùéh èl n'er goulenné quet é zevér é léh aral. Ér pedenneu e laré én ilis, pé én é gambre, é vezé attàu ar é zeulin pé ar é face doh en doar, ha durant quer pêl-amzér ma laqué peb-unan souéhet.

D'en ouaid a huézêc vlai, arlerh en dout achihuet é studi, ean e gueméras en habid é urh sant Dominique. Èl ma oé humble, aboeissant ha mortefiet bras, é tas imbèr de vout un example a barfection aveit en ol bredér aral. Goudé bout bet sàuet d'er rang ihuel a Vélêg, ean e gresquas hoah é hrèd ha devotion. Nen dé jamæs doh en autær hemb en dout en dareu én é zeulegad. Clan ha yah, ne gousqué meit ar er planche. Jamæs ne vezé gùélet arhoarêc pé hemb occupation, ha goudé m'en devezé assistet én office a greinoz, ean e bassé er reste ag en amzér bet en dé én oræson, pé é leine, é studial hac é scrihue.

Er Pab Eugène puarvèd er choégeas, a balamort d'é vérit extraordinær, eit bout Arhescob a Florance. Caër en doé bet dihuen ha ouilein, é oé bet ret dehou aboeissein. Er gargue nehué-cé, can e vihuas berpet avel ur menah peur; goudé m'en devezé reit d'er beurerion ol é argand, ean e ré hoah dehai er glouëstreu ag é dyegueah, hac hum laqué ean-memb aveit er beurerion én ur beuranté vras. Open quement-cé ean e vatissas un ty considerable é péhani é ré d'er beurerion méhus ol er péh ou doé dobér. Er charité-zé a berh en Arhescob santel en dès douguet fréh hac en dès pliget quement de Zoué, ma chervige er fondation-zé d'antretenein hinihue en dé open huéh cand famille peur ha de fournissein dehai ou ol dobérieu.

Er Bugul santel-men e berdégué ordinæremant peb sul: a pe houyé é oé dissantion étré ur ré-benac, ne vanqué quet a laquat er peah; querclous é cheleué caus er ré beur èl hani er ré pihuicq; querclous é cheleué ur paisant èl un Eutru.

É buhé er Sant-men é huélér penaus deu beur péré e oé dalle, hum gavas de zevise ou deu assamble, ha penaus unan a nehai e laré é segred d'en aral en en doé open deu gand scoued én eur, chairret dré alézon, péré e oé grouyet én é vonnet; ha mé, emé en aral, me mès open tri hand grouyet ém sai. Ne chongènt quet é oé hanni teste ag er péh e larènt; mæs cleuèt oènt bet. En Arhescob, én ur gleuèt quement-cé, e gassas d'ou hlasque; temalle e ras dehai er goeu e hroènt doh er gùir beurerion dré ou avarice; hac aveit ou funissein, ean e lamas guet-hai en eur ou doé aveit er rein d'er beurerion méhus; hac hum garguas ean-memb ag ou mâguein er reste ag ou buhé.

Laret-é hoah penaus er Sant-men, én ur bassein un dé dré ur ru, e remerquas Ælèd ar gorne un ty. En hoant en doé de bout pihue e chommé inou e hroas dehou antréein. Cavouet e ras tair merh peur péré e vihué é dougeance Doué, én ul labourat noz ha dé aveit gounit ou bouit ha mâguein ou mam. En Arhescob santel, tonchet doh ou gùélet, e guemeras sourci de fournissein dehai er péh ou doé dobér; mæs en tair merh-cé, doh hum gavouet én ou æz, ne brezènt quet mui laquat poén de labourat, hac e guemeras rai ou liberté. En Arhescob, én ur dremeine goudé dré er memb ru, hum gavas souéhet bras é huélet er goal-sperèd él léh m'en doé gùélet en ælèd-hont. Comprenein e ras aben petra e oé er changemant-cé. Avertissein e ras er vam hac hé merhèd, ha bihannat e ras é alézoneu eit ou obligein de bêllat doh en arrouaredigueah péhani ou exposé d'hum golle.

Biscoah ne oé bet gùélet un Arhescob hac hum sourcié mui a zobérieu spirituel ha tamporel é boble aveit sant Antonin, ha guet ol quement-cé ean en dès bet cavet en amzér de gomposein livreu é péré é remerquér é siance vras, hac é péré é cavér un doctrine admirable. Anfin, ouaidet a zèc vlai ha tri uiguênd, goudé en dout receuet é ol Sacremanteu, ean hum zisposas d'er marhue guet joé, hac e rantas é inean, én ur vréhattat é gruceſi, er blai puarzèc cand nàu ha hantér-hand.

## RÉFLEXION.

Tud peur ha gùir beurerion, ne sellet quet hou peuranté èl un droug nac èl ur malheur eit oh. Æssoh-é d'oh gobér hou salvedigueah guet hou peuranté eit d'er ré pihuicq guet ou ol madeu. Hou peuranté e elle hou secour d'hum salvein, mar gouyet gobér un implé mad a nehi; hac aveit quement-cé é ma ret andur hou peuranté guet résignation de volanté Doué. Dihoallet ehué nen dehé er boén e hoès é pourvæein de zobérieu er horve, d'hobér d'oh ancoéhat er sourci e zeliet hou pout ag hou ç'inean. Mar guellet hoah labourat, ha mar cavet labour, ne vanquet quet a laquat hou poén. Doué e ordrenne d'en ol poénieïn ha labourat ér bed-men; mar delie enta er ré pihuicq memb labourat, ne chonget quet bout exant hui-memb. Laqueit éhuéh doh er fénéantis, pé en arrouaredigueah, péhani e zou er vamen ag en ol vinceu.

Ne ellan quet mirèt a larèt ehué amen penaus é hès hoah faus peurerion, tud péré e ya de glasque en aléson, non-pas dré necessité, mæs dré fénéantis pé dré avarice; rac ma cavant é ma didoroh debai, pé martezé rac ma tastumant èl-cé muyoh d'on deuéh aveit ne ellehènt gounit a ziar bouis ou divréh. Er sorte peurerion-zé e zou cablus dirac Doué ha dirac en dud; guen bras e hroant doh er guir beurerion, hac én ur guir, laireah en aléson e hroant. Neoah é vihuant èl-cé, allas! heimb rebreiche na scrupul erbet.

---

## *En uinécvéd dé a vis Mai.*

### SANT MAMERT, Escob a Vienne, én Dauphiné.

Goulennet hac é receuehel, e lare d'emb Jesus-Chrouist én aviél, aveit hun ingagein de bedein; mar falle d'emb receu er græceu e houlennamb, ni e zelie ou goulen ér fæçon m'en dès ou goulennet sant Mamert, a béhani é ellér larèt, querclous èl ag er profæt Moïse: *Doué en dès cheleuet é voéh, hac en dès accordet dehou é houlen.*

Er Sant-men e véritas, dré er santeleah ag é vuhé, bout choéget eit bout Escob ag er guér a Vienne én Dauphiné. Un tad e oé læn a garanté hac a druhé doh é boble. Open ma oé santel bras, ean e oé hoah forh abil, ha receuet en doé guet Doué en donæzon a viracleu. Ean-é en dès commancet quetan tout er pedenneu publique e hanhuér *Rogationeu;* ha chetu amen dré béb occasion. En tan e grogas ér guér a Vienne hac e daulas ur flamme quen terrible ma oé dangér bras ma vezé bet losquet ol er guér. Er Bugul santel-men, é creis un affliction quer bras, en doé bet recour doh er beden, hac én ur seuel é voéh trema en nean, ean e laras guet ur gonfiance vras: *Ah! men Doué, hou péet truhé doh hou poble.* Nen doé quet achihuet mad é beden, ma tas en tan d'hum vouguein, ha dré er moyand-cé é oé bet sauvet ol er guér. Er Sant e bourfitas ag er miracle-zé eit pressein er béherion d'arsaü ou disordreu, d'effacein ou féhedeu dré er binigen, ha d'arreste bréh en Eutru Doué dré bep sorte œvreu mad. Noz Vasque é crogas a nehué en tan, hac é oé bet arré ol er guér scontet. Er Bugul santel-men hum laquas a hauéh de bedein, hum daulas ar é zeulin doh troèd en autær, hac

er flamme, revé m'el lare sant Avit, e vougas én ur fæçon miraculus. Er memb noz-cé, en Escob santel, é huélet en en doé cheleuet Doué é beden, e vennas discoein é hanàuedigueah-vad dehou eit ur græce quer caër; hac èl ma oé general ha publique er græce-zé en doé receuet, ean e vennas ma vehé bet ehué rantet de Zoué acteu a drugairé é publique ha dré en ol. Ordrénein e ras enta ma vehé bet groeit dré guér tri préhécion solannel en tri dé quênt gouil en Asçansion, ha ma vehé bet en tri dé-cé consacret d'er beden ha d'er benigen, er péh e oé bet groeit perhuéh mad.

En devotion-zé e oé bet cavet quen a-propos hac e oé bet quen aproet guet en ol, ma tas en Ilis é general d'hé fratiquein; ha chetu er pèn-caus ag er vigil ha préhécioneu e hroér hoah én tri dé hanhuet *er Rogationeu*, pé er hoareis bihan.

Sant Mamert e vihuas a nezé guet é bohle én ur peah bras; ha goudé en dout labouret bet fin é vuhé guet grèd ur gùir Apostol, eit santefiein en ineanen en doé Doué laqueit én é gargue, ean e yas dè receu é recompance d'en nean er blai puar hand seitêc-ha-tri-uiguênd.

## RÉFLEXION.

Er pedenneu hac en dareu e zou ur remæd mad doh en afflictioneu publique. Hum cherviget ehué a nehai én hou tobérieu particuliér, spiritnel ha tamporel.

*Eile Réflexion.* Sant Mamert e instituas én é escobti préhécion er Rogationeu. En Ilis en dès héliet er memb custum; er goarne e ra hoah hinihue en dé hac e rei én amzér de zonnet. Laqueit ur gustum vad én hou ty, ha hui hou pou er gonsolation de huélet arlerh hou pugalé é virèt er memb custum, a pe veint un dé ind-memb én ou zyegueah. Par-example, queméret en accustumance de larèt bamnoz er pedenneu assamble, pé é cumun, ha memb, mar dès moyand, er pedenneu de vitin. Hum accustumet de gasse er muihan e ellehet ag hou tud d'en office divin; ne souffret quet én hou ty assambléieu na hoarieu-noz, ha mar gouyet leine, groeit bamnoz al lectur devot benac é presance en ol.

## *En deuzécvèd dé a vis Mai.*

## SANT MAYEUL, ABAD.

SANT MAYEUL, sàuet a Avignon, goudé en dout groeit é studi ér guér a Lyon, é péh léh é laquas peb-unan souéhet dré é siance vras ha dré é vuhé devot hac a example mad, e oé bet banhuet Archidiacre a escobti Mâcon.

En Archidiacre santel-men e gueméras sant Stéphan aveit scùir ha patrom, ha poénieiu e ras eit pratiquein erhat vertuyeu er Sant bras-cé. É garanté doh er beurerion e hroas dehou, arlerh en dout reit dehai ol é argand, gùerbein é dyegueah hac é fond, aveit ou soulagein.

Er guéris a Vesançon er goulennas aveit ou Bagul arlerh marhue en Arhescob; mæs refuse e ras er gargue-cé guet quement a nerh, ma oènt bet obliget d'el lesel, ha guet eune ne vehènt bet deit ur huéh aral d'er hlasque, ean hum dennas é abaty Cluny hac hum rantas menah. Vertuus ha devot èl ma oé, nen doé casi nitra de changein meit é habid. É galon, distague a bêl-quênt doh en treu crouéet, é sperèd, é intérior, poset ha parfæt, é hrèd, é humilité hac é vuhé mortefiet e hroas dehou arrihue é bèr-amzér én ihuellan parfection. Huéh vlai goudé é oé bet laqueit de vout Abad ér memb couvand én drespet d'é humilité. Er réglenneu hac en exampleu mad e ras d'é venéh e gresquas bras ou grèd hac e gassas pêl er brud ag ou Abad santel.

Er Pab Benæd seihvèd hac Hugue Capet, roué a France, en doé un istim bras eit-ou. En ampeteur Othon en doé én-ou er vrassan confiance, hac er harguein e ras de sellèt mar boé ol er houvandeu ag é ranteleah ér stad ma teliènt bout. Er Sant hum garguas a guement-cé guet sel-muyoh a joé, ma huélé erhat péguement en en devehé bet de souffrein. Labourat e ras én affær-zé guet quement a fin-vad, ma hroas receu é Ravenne, é Pavi, é Souab hac é Suisse er règle e oé miret é Cluny, ha péhani e oé ur reforme a urh sant Benæd. Laquat e ras mui a reihtæt é abaty Marmoutier, é abaty Sant-Germæn a Auxèr hac é hani Sant-Benigne é Dijon, hac a berh er Pab, ean e hroas er memb tra é couvand Lérin.

Ne zas quet de bèn ag un affær quen diæs hemb paud a boén hac hemb en dout hilleih de souffrein. Dobér en doé ag un doustér, ag un humilité hac ag ur batiantæt quer bras èl m'en doé. É zoustér admirable e hroé dehou gounit caloneu er ré e laqué dihuen guet muihan a ahurtemant. Er ré-zé oé ordinæremant e receué quetan er changemanteu e hroé, hac ar ou example er réral hum ranté æz hac a volanté vad.

Én ur santein penaus nen doé quet mui pêl de vihuein, ean e laquas sant Odilon, é zisciple, de vout Abad én é léh. Délivret dré-zé ag er gargue hac ag en ambarras ag en afiærieu, ne chongeas mui meit ag hum breparein, guet ur grèd nehué, de verhuel; mæs, pedet dré er Roué 'a France de zonnet de Baris aveit laquat ehué reihtæt é abaty Sant-Denis, er Sant, péhani ne houyé refuse nitra a pe oé question a bloër en Eutru Doué, hum laquas én hènt, én drespet d'é ouaid bras; mæs én ur arrihue é Souvigni, ér Bourbonai, ean e varhuas èl ma varhue er ré juste, er blai nàu hand puarzèc-ha-puar-uiguênd, ardro en ouaid a eih vlai ha puar-uiguênd.

## RÉFLEXION.

Sant Mayeul e gavas hilleih a boén hac en doé bet hilleih de souffrein quênt ma ellas laquat reihtæt ér houvandeu-cé, é péré ul lod vad ag er réglenneu quetan e oé bet lausquet a costé dré lezidandæt er Supériorèd. Æssoh-é instituein a nehué un Urh santel a venéh, eit nen dé er changeid goudé. Æssoh-é ehué laquat ér hommancemant reihtæt vad én ur tyegueah hac er goarne, eit nen dé el laquat én-ou a retorne, goudé ma vé deit en disordre. Mistre ha mæstrésèd, veillet enta ar er ré e zou édan hou ç'autorité hac én hou cargue: ne ret quet dehai rai a liberté; ne souffret quet ma hum zirangeint; n'ou lausquet quet de guemér ur fal blégue; laqueit éhuéh ha dihoallet abret; rac mar-tardet, ne ellehet quet mui, nameit dré hilleih a boén, ou horrigein hac ou laquat én hènt mad.

Ur supérior hac ur mæstre soignus e ispergne hilleih a fauteu d'er ré e zou én ou hargue; mirèt e rant ne gouéhaut é mar-a-béhèd, hac ispergnein e rant dehai ind-memb hilleih a boén hac a chagrin.

*En drizécvèd dé a vis Mai.*

## SANT YEHAN-ER-SILANÇOUR.

ER Sant-men, hanhuet er Silançour, dré ma càré bras er silance, e oé guenédicg a Nicopolis, én Arménie. Forh youancq e oé hoah pe gollas é dad hac é vam. Doh hum huélet mæstre ag un héritage bras ha pihuicq, ean e hroas seuel é Nicopolis un ilis gaër én inour d'er Huérhiès glorius Vari, hac ur houvand é péhani en hum dennas guet dèc dén aral devot èl d'ou, péré goudé ou dout quitteit peb-tra, èl d'ou ean-memb, ne veunènt ehué nameit chongeal én ou salvedigueah.

Ur hommancemant quer caër ha quer parfæt e rantas sez ha douce d'en dén santel-men er pratique ag en ol vertuyeu. En humilité e oé er vertu e gàré muihan, ha dré é abstinance hac é vortefìcationeu, ean e hoarnas perpet ur burtæt bras a gorve hac a sperèd. Er grèd berhuidant en doé e oé un example caër d'é zèc compagnon, hac ul leçon ag er ré huellan aveit ou dougue d'avance muyoh-mui bamdé én hènt ag er barfection.

Mæs ne jouissas quet pèl ag en doustér e gavé én é gouvand. Arlerh marhue en Escob a Goloni, én Arménie, é oé bet choéget aveit derhel é léh, én drespet de ol er péh e hroas eit hum exantein, ha deustou nen doé hoah nezé meit eih vlai ar-n-uiguênd. Ér gargue nehué-cé, ean e zalhas attàn doh en excelciceu ag é stad quetan, quement ma permetté dehou é zevérieu a Vugul.

É vrér hac é ny, péré en doé cargueu inourable é palæs en Ampeleur, e oé bet touchet bras d'é exampleu. É creis er madeu ind e houyas disprisein er bed, hac ind hum santefias é creis en inourieu memb. Nen doé quet bet er memb consolation a berh é vrérêg, péhani e oé goarnour a Arménie. Liès en en doé bennen clasquet parrat doh en ol vad e vennoé gobér én é escobti, ha caër en doé bet er Sant disçoein dehou en droug e hroé d'é boble, n'ellas quet el laquat de changein.

Goudé en dout conduyet é escobti durant nàn vlai, èl ma

huélé én-ou certæn drouguen de béré n'ellé quet remædein, ha dré m'hum santé douguet bras de vihuein pêl doh er bed, ean en abandonnas hac hum ambarquas eit monnet d'er Palestine.

Quentéh èl ma arribuas inou, ean e yas de visitein el Léhieu santel a Jerusalem, hac arlerh ean hum dennas é ermitage sant Sabas, e oé toste d'er guér-cé hac é péhani é oé cand bantér-hand ermit. Sant Sabas er recenas hemb en banàouet, hac el laquas étré deourne un ermit péhani er hassé de glasque deur, hac el laqué de sougue mein aveit seuel un hospital e hroènt inou. Sant Yehan e aboeissé a galon vad, hac e hoarné ur silance dalbable.

Un nebedicg amsér arlerh é oé bet permettet dehou monnet pêlloh én deserh, én un ermitage dispartiet doh er réral. Er Sant-men e chommé inou puemb dé ér sohun, én é gambricg, hemb daibrein. Ne sortié meit d'er sadorne ha d'er sul, ha hoah n'er groé meit aveit assistein én office publique ag en ilis. Tri blai é vihuas èl-cé dispartiet doh en ermitèd aral; hac a 'pe zistroas, ean e hroas, èl a guênt, scùir mad dehai dré é silance hac é sperèd intérior.

É Abad santel, carguet a istim aveit-ou, er havas digne a recen en urh a Vélêg; er presantein e ras d'Elie, Patriarche a Jerusalem. A pe oé preste de recen en Urheu, Yehan e laras d'er Patriarche en en doé é raug de gonze doh-t-ou é particuliér, hac en en devehé-ind nezé receuet, mar er jugé capable. A pe oènt ou deu a costé, er Sant e recommandas er segrèd ag er péh e yé d'annoncein, hac e laras: me zou bet groeit Escob, me zad; mæs en nombre a me fébedeu en dès bet groeit d'eign quittat me escobti, hac hum denne én deserh-men aveit gortoz en dé a visite en Eutru Doué. Er Patriarche, souéhet, e hroas donnet sant Sabas, hac e laras dehou: n'ellan quet rein en Urheu d'en dén-zé; un dra-benac en dès laret d'eign e vire doh-eign ag ou rein. Yehan e vihuas nezé puar blai hemb conze doh dén, meit doh en hani e ségassé dehou de zaibrein; ha durant hoéh vlai aral e bassas hoah goudé é hunan én deserh, ne gonzas doh hanni nameit doh Doué hemb quin.

Anfin, ouaidet a buar blai ha cand, hemb en dout collet nitra a nerh é sperèd, ean e rantas é inean de Zoué er blai puemb cand nàu-ha-hantér-hand.

RÉFLEXION.

Er silance e zou ænl-gardién er gùir devotion : ér silance-é é cleuér boéh en Eutru Doué. *En hani e laqua ëhuëh doh é déad e hum hoarante doh mar-a-zangër*, emé er Sperèd-Santel, dré guêneu er roué Salomon.

Er ré ne houyant quet tàuein e gouéh é mar-a-faute. Æssoh-é chomme hemb larèt nitra, aveit hum virèt a béhein é conze hilleih. Diæz-é d'ur parlandour bras mirèt n'achappehé guet-ou, é mesque quement a gonzeu, ur gonze fal benac, pé ur gonze dishoneste, pé ur goal-gonzereah, pé un douïadel benac.

---

## *Er buarzëcvèd dé a vis Mai.*

### SANT PACOM, ABAD.

ER Sant-men, guenédicg ag en Thébaïd, e zou er hetan en dès scrihuet ur règle eit er venéh péré e vihue é cumun édan autorité ur Supérior.

É guêrènt, péré e oé payanèd, en dessàuas én ou superstitioneu. Ag é youancquis quetan ean e ziscoas paud a zoustér hac a vodesti, ha drès peb-tra ur haz bras doh er cérémonieu payan. D'en ouaid a uiguênd vlai é has, èl soudard, de chervige en Ampeleur, e gredér e oé en tyrant Maximin. Ambarquein e ras ar ul lestre guet soudardèd aral, hac ardro en noz, ind e arrihuas é Thèbe, quér capital ag en Thébaïd, é péhani é oé paud a grechénion. Er gùir disciplèd-men de Jesus-Chrouist, péré n'ou doé quin desir meit a glasque en occasion de gonsolein ha de rantein chervige d'er ré e oé é misér, en doé bet truhé doh er soudardèd-cé de béré é vanqué en treu necessærran. Ind hum gomportas én ou hevér èl pe vehènt bet ou bugalé prope, hac e ras dehai de zaibrein ha d'ivèt. Ur garanté quer bras, a berh er grechénion-zé, e douchas calon Pacôm : ean e houlennas pihue e oènt ; hac èl ma oé bet laret dehou é oé crechénion e oènt, péré e gredé é Jesus-Chrouist, Mab unique en Eutru Doué, ha péré nen doé quin espérance meit er bonheur e braté dehai, mar behènt bet fidel de hélie é hourhemeneu ; ean hum santas gouniet de chervige eanmemb en Doué e adorènt, hac a nezé ean hum breparas de receu er sacremant a Vadiènt.

A houdé en dé eurus m'en doé bet er bonheur-zé, ne cessas a larèt er bedeu-men : ô Doué, crouéour en nean hac en doar! taulet ur sèl a druhé ar-n-an; tennet-mé a me misérieu; disquet d'eign er moyand de zonnet de vout agréable d'oh : me ol desir e vou bermen hou chervige ha gobér hou volanté santel.

Goudé quement-cé, én ur gleuèt larèt penaus un ermit, avancet én ouaid, hanhuet Palémon, e chervigé Doué é creis un deserh guet hilleih a santelcah, ean e yas d'er havouet hac er pedas d'er receu eit é zisciple. En dén santel-zé e rescondas dehou é vêlé é résolution; mæs é oé gùel guet-ou m'en devehé clasquet ur mæstre aral; rac hilleih aral èl d'ou, dihoustet doh er bed, en doé bet hum offret dehou, hac hanni a nehai nen doé dalbet mad. Pacôm n'hum rebutas quet hac e zalhas attàu de houlenne bout receuet én nombre ag é zisciplèd. En ermit-cé e laras ér fin : ne féboh quet, me mab, hum hobér doh me fæçon de vihuein : ne zaibran nameit bara guet un nebedicg halén; en hantér ag en noz e bassan é hobér méditation ar er Scritur santel, pé é cannein psalmeu; mar-a-huéh memb ne gousquan quet de noz. — Credein e ran, me sad, emé Pacôm, penaus Doué, pehani en dès men dégasset devat oh, e rei d'eign en nerh d'hou ç'hélie. Palémon, é huélèt é gourage, er receuas nezé, hac e ras dehou en habid a venah.

En disciple-men e zas quênt-pêl de vout quer santel ha quer parfæt èl é væstre. É zevotion hac é hrèd e oé quer bras ma cavé peb-tra douce hac æz : yunieu, veilleu, mortefficationeu, labour, fatique, nitra ne oé diæz eit-ou.

Un dé, ma tigouéhas dehou arrihue én un deserh bras hanhuet Taben, ean hum laquas d'hobér oræson, ha durant é beden ean e gleuas ur voéh péhani e laré dehou : *Pacôm, chommet amen*. Goudé en dout disclæriet de Balémon er péh e oé arrihue guet-ou, ind e yas d'inou hac e hroas un ermitagicg él léh-cé.

Palémon e varhuas quênt-pêl arlerh. Sant Pacôm e bratiquas inou mortefficationeu extraordinær. Biscoah ne gùittas é sai brun, péhani e zisquenné bet é zeulin; tremeine e ras puemzêc vlai hemb azéein; ha mar boé requis dehou cousquet mar-a-huéh, n'er groé jamæs nameit azéet ar ur mein : pedein e ré ordinæremant é zeourne é croéz, ha mar-a-huéh é tremeiné ol en noz ér stad-cé.

Er brud ag é santeleah e hroas de hilleih a dud donnet a bel-bro d'hum laquat édan é hoarnation. Ret-oé bet seuet mar-a-gouvand péré hum gavas ol de vout carguet a venéh læn a vertu. Er Sant e laquas ur Supérior particuliér é peb couvand, ha sourcius bras-oé d'ou visitein ean-memb liessan ma ellé. É instructioneu, é sourci, é bedenneu hag é example e allumas er grèd ha devotion é peb léh. Guéletvezé perpet en Abad santel-men er hetan én ol excelciceu ag er houvand é péhani en hum gavé; chervigein e ré er venéh doh taul, labourat e ré er jardrin, scubal e ré en ty, chervige e ré dé ha noz er ré clan; ne hum zilsorhé doh er réral nameit é hobér mui a vorteficationeu eit hanni hac é vout en humplan ag en ol.

Anfin, uset dré en ouaid ha dré é vorteficationeu, ean e gouéhas clan, ha læn a gonfiance é Doué, péhani en doé cherviget guet quement a fideldæt, ean e varhuas er blai tri hand eih-ha-deu-uiguênd.

Er madeu e lausquas guet é venéh e oé é aviseu spirituel, a béré é verchan amen er ré principaltan :

1. Buhé ur menah; hac hani ur hrechén-memb, e zou ur martyr bras hac hir, a pe vihuér èl ma faut.

2. En hani en dès reit é galon de Zoué, nen dès quet mui a galon eit cârein en doar nac er bed.

3. En n'emb e houér bihuein én ur simplicité vras ha cuhein é siance, e zou abil bras.

4. Goulen e rér miracleu eit hanàouet hac ean e zou sant un dén; mæs gùel é cavan en dout en humilité a galon, aveit ressusciteia er ré varhue.

## RÉFLEXION.

Sant Pacôm e laré penaus en humilité a galon e oé ur miracle bras. Pihue-benac oh, hui e elle, mar caret, gobér er miracle-zé péhani e vou hilleih pourfitaploh eit ressusciteia ur marhue.

*Eile Réflexion.* Er Sant-men hum sellé èl er miséraplan ag er venéh e oé én é gargue. Goudé un example èl hennéh, péh sorte santimant e hoès-hui a han-oh hou çhunan? Ha nen d'oh-hui én efféd miséraploh eit en ol, mar chonget é hès unan-benac falloh pé goah eit oh?

*Er buemaëcvèd dé a vis Mai.*

## SANT ISIDOR, PATROM EL LABOURISION.

SANT ISIDOR, labourér doar dré é stad, mæs choéget, a gaus d'é santeleah, eit bout Patrom ag er guér a Vadrid, hac inouret èl avocad er ranteleah a Spagne, en doé eit tad ha mam tud peur, mæs a zougeance Doué, péré, èl m'ou doé un devotion particuliér aveit sant Isidor, Arhescob, e zésiras m'en devehé bet douguet ehué ou mab é hanhue. Ind en instrugeas abret ar lézen Doué guet hilleih a sourci, ha pourfitein e ras ag en instructionen e oé bet reit dehou. Ur garanté vras en doé doh Doué, hac open un aboeissance hac ur respet bras eit é guérènt.

Diméein e ras d'ur verh aviset ha parfæt, hanhuet Mari. Doué e ras dehai ur broaidur péhani e varhuas youancq. A nezé Isidor hac é briéd e vihuas assamble èl brér ha hoér. Hum inganget ou doé ou deu de guement-cé dré rô eit er reste ag ou buhé, er péh e dennas ar nehai ur vénédiction particuliér ag en nean.

Èl n'ou doé nameit poén ou divréh aveit bihuein, ean e gueméras ur veiteri de labourat; ha deustou ma oé cresquet é labour, ne vihannas nitra ag en amzér e bassé bamdé é pedein Doué; seuel e ré mitin mad, ha peb dé, quênt monnet d'é labour, ean e assisté én overen hac e hroé é oræson.

Laret-oé bet d'é Eutru penaus er Sant-men, é léh monnet abret d'é labour, é oé d'en ilis é bé, hac é lausqué é zoar hemb bout labouret mad. En Eutru e gredas rai æs er fal déadeu-cé, hac un dé ean e yas, guet droug doh-t-ou, d'er somprenein d'er parque eit gout péh quen dehuéhat é arrihué ha penaus é labouré; mæs souéhet bras oé bet a pe remerquas a ziabél deu arær, unan a bep tu d'Isidor, péré e labouré assamble guet-ou, mæs péré, a pe dostas, e zisparissas quentéh. Quement-cé e zouças é sperèd; hac èl m'en doé hoant de hout petra e senefié er péh en doé guélet, ean e saludas Isidor én ur fæçon gracius, én ul larèt dehou: laret d'eign, Isidor, petra oé en neu arær-cé e labouré guet-n-oh, hac eu dès disparisset a pe mès tosteit? — Ne houyan quet, emé er Sant, mar e mès secour erbet aral

nameit hani en Eutru Doué; er podein e ran én ur gommance me labour, ha liès én dé é chongeau én-ou. É Eutru e gompreneas petra e senefié er péh en doé gúélet hac e hamánas santeleah é veitour; en ingagein e ras de zerhel doh é excelciceu a sevotion, ha quênt pêl-amzér ean e hoeyas ne oé doar erbet ér hartér gùel labouret hac e zougué mui eit é hani.

Deustou ne oé quet pihuicq Isidor, ean e oé neoah charitable bras, ér façon m'en dé bet sellet èl ur miracle en alésonen bras e ré. Douguein e ré é voès d'hé dout er memb santimanteu en doé ean-memb, ha pratiquet hé dès bet hi-memb er vertuyeu a béré é ré dehi en example. Merhuel e ras puemb plai ar é lech, hac inouret-é é Spagne èl ur Santés.

Sant Isidor, chommet clan guet ur hlinhuèd a béhani é varhuas, e hanáuas en dé eurus péhani e selié laquat fin d'é boénieu. Hum breparein e ras aveit en ur debuéhan-zé guet ur grèd nehué; hac en devotion guet péhani é recenas é Sacremanteu dehuéhan e oé bet quer bras, m'hé doé tennet en daren a zenlegad ol er ré e oé present. Anfin, lan a garanté doh Doué, cargnet a vertu hac a yériteu, ean e varhuas er blai uinêc caud dêc-ha-tri-uiguênd, d'en ouaid a dri uiguênd vlai pedoste.

Queteh arlerh é varhue, Doué e ras d'hanhouet gloër é servitour fidel, dré un nombre bras a viraclen é hroas é andret er ré e visité é vé.

Deu uiguênd vlai goudé é oé bet lammet é gorve ag er verréd eit bout laqueit é ilis sant Andreu. Laret-é penaus, a pe oé bet commancet toullein ar é vé, é commanças er hlehiér sonnein a nehai ou hunan, hac é oé bet ur nombre bras a dud, péhani en doé hum assamblet inou, teste ag er miracle-men; open quement-cé, cavet-oé bet é gorve én é béh ha quer fresque èl pe vehé bet laen a vuhé. Douguet-oé bet guet ur solannité vras de ilis sant Andreu, ha goudé de chapel en Escob, é péhani é ma hoah hinihue en dé quer fresque ha quer caër èl ma oé nezé.

Er Roué a Spagne, Philippe trivèd, en doé quemêret billeih a sourci de bedein ha de bresseín er Pab Paul puemvèd de hastein canoniseín el labourer santel-men: é boén ne summuhas quet pêl hemb recompance. Er Roué-men, én

ur aistroehr a Lisbon, e gouéhas quer clan, ma collé er védecinerion espérance ag er guellat, er péh e laquas ou dristediguenh bras é merque en ol. Er gloés hac én anquincé é oé bet ordrénet ma vehé bet douguet relèguen sant Isidor d'er guér é péhani é oé chommet clan er Roué. En neburtèd-cé e broes ur joé bras d'en ol, dré er gonfiance ou doé é protection er Sant-men. Peb-unan hum brepatus quentéh eit assistein ér préhécion. Biscoah cérémoni ne oé bet caërroh na solannelloh: havalloh-oé doh ur triomffe eit doh ur préhécion. Er chås e oé ar ur brancard goarnisset forh caër: en dud a ilis hac en noblance, ar varh, e songué peb-unan ur holeuen coër, guet ur hån hac ur musique mélodius. Un nombre bras a garrocheu e sé arlerh, hac ur boble hemb fin péhani e gresqué perpet. Un hantér léau a zoh demeurance er Roué é arrihuas hoah open ueh mil dén, Bélean, Menéh ha réral, péré e zé é préhécion ag er hérieu a tiardro hac hum laqué é rang guet er réral. Mab er Roué, guet ur gompagnoneah inourable, e zas ou tamieg ar é-arbèn aveit diguemér er relèguen hac ou bélie bet cambre é dad; é péh lèh é oé ol er famille royal. Er chås, douguet dré buar Beleg, er ré guetan a ilis Madrid, e oé bet laquet ar ou troñ. Er Roué, péhani e oé bet délivret, dré ur miracle, ag en derhian ér momant memb ma vortias er relèguen a chapel en Escob, hum gavas guelleit parfetteidant quentéh èl ma vénnt antréet ér gambre, ha trugairéquat e ras Doué hac er Sant guet santimanteu bras a hanauediguenh vad.

Goudé é oé bet douguet er chås é triomffe d'er guér a Vadrid guet er memb inour. Biscoah Roué nen dès recenet quément a inour èl ma oé bet rantet de gorvé el labourér santel-men.

Er blai arlerh é oé bet laqueit er horve santel én ur chås précieussoh, eit gober péhani é oé bet implèet tregond mil scoéd én eur pur.

## RÉFLEXION.

El labourér peur-men, ag er memb stad guet el lod muihan a han-oh, e zou deit de vout ur Sant bras hemb sortiein ag é dyéguenh nac ag é gondition. Petra e vire doh-oh-hui ag hum santefieit hui-memb? Hac eån-zou en ambarras ag hou labour hac a hou tyeguenh-é é barra doh-oh? Chetolget érhat en Enteu Doué, ha Doué e hroei, dré é vénédiction, ma tei peb-tra de vad guet-n-oh.

*Eile Réflexion.* Sant Isidor, én ur chervigein Doué, en dès cherviget mad é Eutru. Péguement a vistre e vehé costant ag ou serviterion, p'ou devehé soign ag ou laquat de chervigein Doué erhat !

*Tairvèd Réflexion.* Ol gloër er Brincèd e droa de lodo ér bé, durant ma vou güélet bet fin er bed doh tweid el labourér santel-men er vrassan Rouanné prosternet dirac é relégueu, é houlen é assistance. O na péguement é ma gùir larèt é vérité er vertu bout respettet é peb léh, hac é ma noploh èae inourapl oh er santeleah eit en ol couronneu ag er bed !

---

## En huétècvèd dé a vis Mai.

## SANT UBALD, Escob.

SANT UBALD, gannet ér guér a Gobio, én Italie, goudé en dout hum rantet abil beas ha refuset mar-a-chanche eaës ér bed, e receuas en Urheu sacret. É Escob, én ur huélet é vehé devot hac a scùir mad, er groas Priol a chabistre é vam-ilis. En office divin e oé casi abandonnet pé groeit ol haste én ilis-eé, ha darne ag er chanoénèd n'hum rantènt quet memb én-ou. Un dra quen triste e hroé d'er Sant-men hirvoudein; rac ma houyé é oé diæz remedein d'un droug péhani e oé passet é custum; mæs ne gollas quet courage eit quement-cé. Goulenne e ras hemb cesse guet Doué, eit é vredér, m'ou devehé bet er sperèd ag ou stad; ha commance e ras, ean er hetan, rein en example dehai, doh hum acquittein ean-memb guet sourci ag é zevér. Gounit e ras de guetan tri ag er chanoénèd, péré e ras de chomme guet-ou, hac ou example e gounias quènt pél er-rèral.

En ur glevèt conze a chanoénèd-menéh péré é vihué guet paul a santeleah é doar Ravenne, ean e yas d'inou aveit guélet é péh façon é vihuènt. Goudé en dout tremeinet guet-hai tri mis, ean e uistroas d'er guér, hac e séguasas guet-ou er règle e hélènt; hé rein e ras d'é chanoénèd, ha donnet e ras de bèn a hobér dehai hé hélie chet ind-memb.

Èl ma varhuas én amzér-sé en Escob a Gobio, é oé bet choéget er Sant-men aveit derhel é léh, en despet d'é humilité; pérant é hroas dehou gobér é ol possible eit refuse er gargue-cé.

En Escob santel-men, én ur huélet é labour cresquet, e gresquas ehué é vortefication eu : veillein e ré perpet ar en ineanen e oé én é gargue, én ur rein de bep-unan aviseu mad ha carantéus; instrugein e ré é boble ha perdègue e ré dré é example querclous èl dré é gouseu. Un example e oé a bep sorte vertuyeu aveit en ol; mæs remerquet oé bet én-ou, drès peb-tra, ur batiantæt admirable eit souffrein en anjulieu e vesé groeit dehou. Cheto amen un example a guement-cé : arrihue e ras, én ur seuel er morieu a Gubio, m'en doé el labourision quemèret lod ag é buiniég. Discoein e ras dehai, guet doustér, er gueu e hroènt doh-t-ou, hac ou fedein e ras d'arsàu ag er gobér. En hani e gonduyé el labour ne rescondas dehou nameit dré anjulieu, ha doh er boutein guet rustoni, ean e hroas dehou couéh én ur yoh pri. En Escob santel e sàüas a inou, hac e yas d'é dy hemb larèt guir; mæs er boble e houlennas ma vehé bet vanget ou bugul, én ur sivroein en dén cablus-cé, hac én ul lemel guet-ou é ol madeu. Quer chiffet oènt, ma oé bet obliget Ubald, eit tennein en dén-zé a dré deourne er justice, de larèt é oé-ean hemb quin e zelié bout juge én affær-zé. Quement-cé ou douças neoah un tamicg. En dén cablus-cé, anquinet ag é faute, e zisclærias nezé é oé preste d'andur ne verne péh punition e vehé bet reit dehou; mæs ol vengeance er Sant e oé bet rein dehou ur boq a garanté hac er pardonnein a galon.

Ubald nen doé mui soign erbet ag é vuhé prope ag er momant ma huélé unan-benac ag é escobti é dangér. Un dé ma cleuas larèt é oé sàuet ur revolte é quér, en en doé en dud hum armet en eile inemb d'éguilé, hac en en doé deja ridet hilleih a oaaid; ean e yas d'ou havouet, hum daulas étré-z-hai hac e gouéhas é creis er gleaniér nuah. En dud revoltet-cé, én ur chongeal é oé marhue, e lausquas quentéh ou armage de gouéh hac hum anquinas hilleih, én ul larèt ol d'ur voéh é oènt bet maltrerion d'ou Escob. Er Sant, goudé en dout trugairéqueit Doué ag en dout groeit arsàu en troue, e dennas er boble ag er seont ó péhani é oé, én un assurein é oé non-pas hemb quin lam a vuhé, touemb hemb blessadur erbet.

En nen vlai dehuéhan ag é vuhé é oé bet carguet a glinhuéden cruel e anduras guet er vrassan patiantæt. Sul Vas-

que, ér blai dehuéban ag é vuhé, ean e sàuas hoah guet poén aveit larèt en overen; gobér e ras memb ur perdêg ar er vuhé éternel; hac én ur sortiein ag é ilis, é oé bet casset d'é gambre, é péhani en hum breparas d'er marhue, hac é ras hilleih a aviseu mad d'en dud a ilis ha d'er boble péré e zé d'er gùélet ha de houlenne é vénédiction. Ér fin, goudé en dout receuet é zehuéhan Sacremanteu, ean e varhuas en huézêc a vis mai er blai uinêc cand tri niguênd.

Paud a dud a ziardro e zas d'é interremant, hac e oé bet teste a hilleih a viracleu péré hum hroas ar é vé.

## RÉFLEXION.

Ne faut meit un dén santel én ur houvand hac én un tyegueah aveit convertissein dré é example er ré en dès er bihannan a zevotion; mæs ret-é dehou, eit quement-cé, en dout hilleih a soustér hac hilleih a batiantæt.

---

## *Er seitêcvèd dé a vis Mai.*

## SANT PASCAL BAYLON,

### A URH SANT FRANÇÆS.

En Sant-men e zas ér bed é rouateleah Arragon. É guêrènt, péré e vihué ar bouis ou divréh én ul labourat doar, e oé læn a vertuyeu. Er hroaidur santel-men e hélias a vihannicg en exampleu mad e rènt dehou, hac en doé a nezé ean-memb hilleih a zisposition eit er vertu. Un hoant bras en doé é dud d'el laquat ér scôl; mæs quer peur e oènt ma oènt bet obliget d'el lezel hemb instruction.

Pascal, pébani, ag é du, en doé æbué un desir bras de zisquein, hum chervigeas ag er moyand-men: casse e ré ul livre guet-ou én ur monnet de hoarne é lonnèd d'er parqueu, ha pedein e ré ol er ré e gavé d'ou dout er vadeleah d'en disquein de hanàouet el lettrenneu. Quement a hoant en doé d'hum instrugein, ha quement a boén e laqué aveit donnet de bèn, ma houyas reih quênt pêl-amzér scrihue ha leine. Arlerh quement-cé, ne vezé gùelet é hoarne é lonnèd nameit guet ul livre devot benac én é zourne, pé é chapelet, péhani e laré bamdé én inour d'er Huérbiès Vari, de béhani en en doé un devotion particuliér ha forh tinér.

En un ouaid hoah tinér, mæs avancettoh, ean e yas de hoprat, é calité a vugul, de dy ur mæstre devot, péhani e oé læn a joé é huélet er vuhé santel e gonduyé, hac e vennas memb el laquat de vout é héritour; mæs Pascal e refusas guet modesti en offre-sé, dré ma clasqué bout haval doh é Salvér, péhani e oé deit ar en doar, *non-pas eit bout cherviget, mæs eit chervige.*

Güélet vezé liès é pedein Doué ar é zeulin édan ur huèn benne a costé, durant ma vezé é lonnèd é pærrein ar er mannéieu, hac ellein e rér crédein é ma dré en deviseu segrèd-cé en devezé guet Doué, querclous èl dré er pratique ag en humilité, péhani e gâré quement, é tas de vout quen abil é siance er Sænt avel ma oé. Deustou d'é beuranté, ne gredé quet bout exant a rein en alézon; hé rein e ré a guement ma ellé, ha quemér e ré lod ag er bouid e vezé casset dehou d'er parque, aveit soulagein er ré miserable.

Deustou ma tiscoé é stad bout mad hac æz aveit goarne é innoçance, ean e gavas neoah poénieu ha diæzemanteu énou. Er ré guet péré é oé obliget de vihuein ne oènt quet quer poset na quer modeste èl d'ou én ou honzeu nac én ou obéreu. Quement-cé e hroas dehou quemér er résolution de gùittat er bed, é péhani é huélé hilleih a zangérieu eit é salvedigueah. Monnet e ras enta d'ur houvand a Urh sant Françæs, toste d'er guér a Vonfort, é péhani é oé bet receuet d'en ouaid a uiguênd vlai. Mirèt e ré er règle guet hilleih a hréd, ha laquat e ré é ol studi d'hobér peb-tra, en treu disterran memb, guet un intantion santel, hac attàu ér fæçon parfættan.

Open gobér é labour ean-memb, ean hum gargué boah a labour er vredér aral quentéh èl ma remerqué en ou doé en disterran diæsemant, hac er gobér e ré perpet guet un air coutant ha joéius. Ne ziscuéhé jamæs, hac attàu é oé é pedein, memb én ur hobér é labour; nen doé meit un habid, ha boah é oé couh hac uset. A pe changé a gouvand, èl ma arrihué mar-a-hueh eit hélie costum é Urh, péhani e ordréné quement-cé eit mirèt doh er venéh ag hum stæguein rai é léh erbet, ean er groé attàu hemb hum glêmme, hac allume e ré é peb léh er grèd ha devotion é mesque é vredér aral.

Èl ma oé bet choéget eit monnet de gavouet er General ag é Urh, péhani e oé é Paris, a zivout en afferieu ag é

brovince, ean hum laquas én-hènt hemb hum lesel de vout sconlet dré en dangérieu hemb nombre e houyé assès en devebé bet cavet a berh en hérétiquèd, péré e oé mistre é casi ol er hérieu dré béré é telié passein. Monnet e ras ar droèd, divot ha guet é habid a venab. Scoeit-oé bet liès a daulen mein hac a daulen bah dré en hérétiquèd-cé, ha receuet en doé bet memb un taol ar é scoai, péhani en istropias eit er reste ag é vuhé. Arlerh en dout groeit é gommission, ean e sistroas arré de Spagne; hac ag en dé quetan ma arribuas, ean hum laquas, deustou ma oé goal-fatiquet, d'hobér a nehué é labourieu ordiner. Ne oé quet bet cleuet ur huéh hemb quin é conse ag en dangérieu é péré é oé bet.

Un devotion tinér en doé eit er Sacremant ag en Autær, hac eit passion hur Salvér. Er blaïeu dehuéhan ag é vuhé, ean e bassé paud a amsér én nos doh treid en autærieu; gùéh é vesé ar é zeulin, gùéh aré face doh en doar. Un inour bras e ranté ehué d'er Huérhiès glorius Vari, ha né arsàué a boulen, dré hé intercession, er græce d'hum hoarantein doh couciadur er péhéd. Ér fin é rantas é inean d'é Grouéour er blai puemsêc cand déusêc-ha-puar-uiguênd, d'en ouaid a zeu vlai ha hantér-hand. Er Pab Paul puemvèd er beatifias er blai huésêc cand tribuéh, hac er Pab Alexandre eihvèd er hanonisas er blai huésêc cand dêc-ha-puar-uiguênd.

RÉFLEXION.

Pascal Baylon, én amsér ne oé hoah meit ur broaidur, e laré bamdé é chapelet én ur hoarne é lonnèd; hui, bugaléguen queih, péré e basse en darne-muihan ag hou ç'amsér é hoarne ehué hou lonnèd èl d'ou, groeit ehué avel ma hroé: laret ehué, d'er bihannan, hou chapelet ur huéh bamdé. Péh mamen a hræceu ne véhé aveit oh, durant hou puhé, en devotion gaêr-cé é quevér er Huérhiès Vari!

*Eile Réflexion.* Er Sant-men n'hum goulanté quet a hobér é labour ean-memb; hum garguein e ré hoah guet joé a labour é vredér; quentèh èl m'ou gùélé édan er béh pé un droüc benac clan. Hui, serviterion queih, ma n'ellet gobér tra bras aveit Doué nac aveit hou nessan, beah, d'er bihannan, secourable ha carantéus; secouret a galon vad er serviterion aral guet péré é chommet. Quement-cé, consideret én-ou é hunan, e siscoa bout distér ha bihan; mæs er garanté guet péhani en er groéhet er ranton bras hac agréable de Zoué.

*En dripuéhoèd dé a vis Mai.*

## SANT FÉLIX A GANTALICE, CABECHÉN.

ER Sant-men, guenédicg ag er guér hanhuet Cantalice, è ranteleah er Pab, e oé mab de dud peur, mæs læn a vertuyeu, péré el laquas de hoarne el lonnèd. Én amzér ma oé hoah youancquig er hroaidur-men é vesé güélet liès én dé ar é zeulin, é pedein Doué doh troèd ur buen ar béhani en eu doé merchet ur groés, hac èl ma tisçoas a nesé hilleih a zevotion, é oé bet leshanhuet *er Sant.*

Quenléh èl m'hum hoelas capable de labourat en doar, ean hum laquas de chervige én un ty ar er mæzeu. Èl ma hroé ol é labourieu én intantion a bligein de Zoué, é oènt ol ehué læn a vérit aveit-on. Havalloh-oé é vuhé doh buhé un ermit eit doh hani ul labourér doar. Passein e ré ul loden vras ag en noz é peden. Open ma oé forh ruste é stad, ean e bratiqué hoah hilleih a vortefecationeu hac e hroé yunieu calet. Bamdé é cleué en overen, hemb neoah gobér gueu, dré guement-cé, doh é labour. A gommance ne houyé meit larèt guet devotion er *Bater*, en *Ave*, er *Gredo*, etc.; mæs remerquet-oé bet penaus ma oé attàu ér parqueu é inean joéntet doh Doué; rac a nebedicgueu ean e gueméras en accustumance d'hobér méditation é creis é labourieu, ha quênt pêl ean hum sàuas bet er gontamplation ihuellan memb. Aboeissance é lonnèd, er rustoni ag é labour, dalledigueah er béherion, bràuité er firmamant, pé hani er parqueu, én ur guïr, quement-tra oé, e hroé dehou hanàouet é visér, hum seuel trema Doué ha goulen bout joéntet doh-t-ou eit birhoiquin.

Doué ehué, péhani e venné er seuel d'er basen ihuelloh hoah a barfection, e ségassas dehou en desir de monnet d'ur houvand eit gobér penigen. Deu accidant e achihuas laquat er chonge-ce dôn én é sperèd. Un dé ma oé é labouçat guet é aræer, é tas é væstre én un taul-herre, guet un habid dû, én parque, en deu éjon, péré e oé youancq, e sconias, e yas a drès, hac e bassas en aræer diar Félix, hemb neoah er blessein. Er Sant e drugairéquas en Eutru Doué d'en dout er goarantet doh droug, hac hum santas, mui eit jamæs, douguet bras d'hum gonsacrein aquêrh dehou.

. Un dé àral, én ur gleuèt leine buhé er venéh hac en ermitèd santel ag en deserh, ean e santas arré er brassan desir d'hum rein d'en ovren a benigen, hac e guemèras er résolution d'hum dennein én ur houvand. Monnet e ras d'hum offrein d'en Taden Cabechénèd a Citta-Ducal, péré er receuas é calité a vrér. Goudé en dout groeit é noviciat guet ur grèd hac un devotion bras, ha reit exampleu caër a humilité hac á benigen, é oé bet casset de Rome, é pèh léh é oé bet reit dehou er gargue de guestal. Er gobér e ras durant deu uiguênd vlai guet un humilité hac ur vodesti quer bras, ma oé en ol leen a admiration doh er guélet. Ne gonzé meit dré necessité, ha perpet é bèr guirieu. É oræson e oé casi continuel; én ur guestal memb, é sperèd e oé attàu joéntet doh Doué, hac é vod e oé larèt d'é gompagnoneah: dalhamb hun daulegad ar en doar, hur halon én nean, hac hur chapelet én hun dourne.

Èl ma tihoallé guet sourci doh é ol squêndeu, ean e vihuas perpet én ur bartuet bras; hac open, eit gobér d'é gorve plèguein ha sentein doh é sperèd, ean er bastié guet rustoni. Quèrhet e ré attàu divot ha douguein e ré ur hrouis hoarne carguet a vèguen 'luém; ne gousqué meit dihue pé tair ær bamnos, ha hoah é oé ar é zeulin, pé é bèn harpet doh un nebedicg brinçad coêd, en er groé. Hum seilet e ré èl en isellan ag er vrodér. Én ur rescond en overen, ean e aiscoé quement a vodesti, ma tougué peb-unan d'en devotion. Communiein e ré ordinæremant tair gùéh ér sehun; mæs ér blaïen dehuéhan ag é vuhé, ean e gommunié bamdé guet santimanteu quer bras a garanté doh Doué, que ne ellé quet mui larèt er *Confiteor*, a gaus d'en abondance a sareu e scùillé.

Yune e ré ar vara ha deur en tri hoareis ag é Urh. Deustou ma oé poénius é gargue, é spécial ar fin é vuhé, ha ma oé uset é gorve dré é labour hac é vortefieationeu, ne venné jamæs quemér soulagemant erbet. Arrihue én un ouaid forh avancet, unan-benac e laras d'é supérior é oé mal exantein er brér Félix a monnet de guestal; mæs er Sant e houlennas bout lausquet én é gargue, guet eune nen devehé en doustérzé laqueit de hesque er vamén a hræceu Doué eit-ou, dré ma houyé é ponnerra attàu er sperèd a pe vénagér rai er horve.

Gobér e ras é Rome hanàuedigueah hac amitié particuliér guet sant Philippe a Néri, péhani e oé leen a admiration é huélèt er santeleah vras é péhani é oé arrèhue. En neu Sant-men n'hum gavènt jamæs assamble hemb ne gresqué attàu ou haranté doh Doué.

Er servitour fidel-men de Zoué e zeiré ehué guet grèd salvedigueah é nessan. Én ur glenèt conze un dé ag ur fal intantion en doé tud libertin, ean e yas d'ou havouet, hum daulas d'en doar doh ou zreid, hac e laras dehaï, én ur ouilein : m'hou suplie, mem bredér, d'hou pout trubé doh hou ç'inean. Er guirieu-zé hemb quin e broas dehai changein a santimant hac hum gonvertissein. É huélet, d'en déieu a va-lardé, é ridé ur foul bras a dud d'en imbad ha d'en divertissemanteu dihuennet, ean e bedas un tad ag er houvand, péhani e oé ur perdégour bras, de monnet guet-ou aveit dis-troein er boble-cé. Presance er brér Félix, péhani e zou-gué ur groéz ponnér ar é gain hac ur pèn marbue én é zourne, hac en instruction gaër e hroas er perdégour bras-hont ou zouchas quement, m'ou doé renonciet d'en imbadeu-cé er reste ag er malardé.

D'en ouaid a seizèc vlai ha tri uiguênd, ean e anmonças én avance de var-a-unan ag é vredér en dé ag é varhue. Bet en doé bet én é glinhuéd ur vision péhani er honsolas hilleih. Un nebedicg amsér arlerh ean e rantas é inean de Zoué, en drihuéhvèd dé a vis mai er blai pemzèc cand seih-ha-puar-uihuênd.

## Réflexion.

Sant Félix, én ur monnet dré er ruyeu a Rome, e hroé orœson guet hilleih a attantion hac a devotion, hemb bout distroeit dré en trous na tra erbet aral : ha ni, péguement a zistractioneu n'hum nès-ni a pe laramb hur pedenneu én hun ty, én hur hampre, én ilis memb? N'hum escusamb quet ar zigaré en tregasse ag en tyegueah nac ar sigaré en am-barras ag en affærieu. En distractioneu, en dibarfection a sperèd e za muyoh ag er galon eit ag en treu e zou tro-ha-tro d'emb. Pe glasquehemb Doué én hur pedenneu guet ur galon pur ha gredus, ne vehé quet quen dibarfæt hur sperèd ; pe vehé hur halon ol de Zoué, hur sperèd e chon-gehé ehué parfæt é Doué. Mar dé enta partaget hur halon étré Doué hac er bed, nen dé quet ur souéh ma vé dibarfæt hur sperèd é creis hur pedenneu memb.

*En nandécvèd dè a vis Mai.*

## SANT YVON, HANHUET EHUÉ YOUAN HAC IZAN, BÉLÉG HAC AVOCAD ER BEUARSION.

En Sant-men, sàuet ag ur famille inourable ha vertuus a Vretagne, e ras ér bed er blai deuzéc cand tri-ha-hantér-hand, é Sant-Martin, tosticg d'er guér a Dreguer. Gobér e ras é guetan studi éu é vro, ha discoein e ras a nezé hilleih a zispositioneu eit er vertu; pêl doh en dout dibarfection er vugalé ag é ouaid, er hroaidur-men en doé a vihannicg ol avistet hac attantion un dén ræsonable. Cârein bras e ré er beden, hac é vrassan pligeadur e oé devise guet Doué, pé cleuèt conse a nehou. Fal exampleu é gansortèd ne chervigènt meit de rein dehou mui a zongér doh er péhèd ha d'el laquat de ziboal gùel doh-t-ou ean-memb.

D'en ouaid a huarzèc vlai é oé bet casset de Baris, é péh léh é chommas dêc vlai eit achihue é sclasseu; hac a inon é has d'Orléan eit studial réglemanteu en Ilis. En eile léh hac éguilé é oé bet peb-unan læn a admiration é huélet é siance ha devotion. Donguein e ré perpet ur hrouis-ran, ha diovér e ré gùin ha quicg; yune e ré ar bara ha deur durant en avènd hac er hoareis, ha hoah liès a hènd-aral. Ne ré quet cals a amsér d'er housquet, ha hoah ne gousqué meit ar er plous, guet ul livre pé ur mein aveit tresplég; én ur guir, nen doé quin chonge meit a gastiein é gorve dré bep sorte penigenneu, aveit goarne er vertu gaër a burtæt é creis en dangérieu e gavér quer stang ér bed.

En hoant en doé de rantein chervige d'é nessan e hroas dehou gobér er choége ag er stad a Vélég. Scùilleiñ e ras paud a zareu én ur recen en Urhen sacret, deuston m'en doé hum breparet dehai dré ur vuhé læn a œvreu mad, ha, drès peb-tra, dré ur burtæt bras a gorve hac a speṙèd. Maurice, archidiacre a Roan, péhani e hanàué é siance ha santelèah, er groas official ag en escobti-cé. Sant Yvon e receuas er gargue-cé, dré ma huélé en en devehé bet cavet én-hi er moyand de rantein mui a chervige d'en dud peur, d'en intanvésèd ha d'en orphelinèd. Rantein e ré justice vad de bep-unan: hanni ehué ag er ré e gollé memb ou frocés n'hum glêmmé ag er santance e zongué er Sant énep dehou.

En Escob a Dreguer, én ur gleuèt conze ag é santeleah, dré en droèd e gredé en dout ar nehou, er gounias de zonnet én é escobti, hac er groas ehué é official. Er Sant-men e laquas quênt pêl ur reihtæt bras én ol escobti a Dreguer; ha mar groé creinnein er ré fal, er ré vad, ag ou zu, er hâré hac er respetté avel ou zad. Deustou ma oé juge dré é gargue, é vezé ehué attàu cavet preste de zibuen caus er beurerion, en intanvésèd hac en orphelinèd dirac tribunaleu en dud a justice; ha ne horté quet bout pedet d'er gobér; mæs hum garguein e ré ag ou affærieu guet quement a garanté hac a sourci, m'en dès méritet bout leshanhuet *Avocad er beurerion.*

Un nebedicg amzér arlerh é oé bet hanhuet person é parræs Tredretz, é péhani é chommas eih vlai, ha goudé é parræs Lohanec, é péhani é varhuas. É husquemant e oé bet a nezé forh simple, hac édan ur rochêd stoube e zougué, en en doé attàu é brouis-ran. É hulé, a pe gousqué ér mæs ag er guér, e oé en doar nuah guet un nebedicg plous, hac én é dy er hoêd. Inou en hum astenné hemb qùittat é voteu, guet ur mein pé ul livre édan é bèn hac ur gruceſi dirac-t-ou. Yunein e ré ar bara ha deur peb sohun d'er merhér, d'er gùinér ha d'er sadourne; d'en déieu aral ne gueméré meit ur prêd, nameit hemb quin d'er sulieu ha de certæn gouilieu aral, é péré é taibré dibue huéh én dé. É vara e oé groeit a segal, heï ha quêrh, brèn ha ol. É gustum e oé en dout é bèn pléguet én ur guêrhet, ha quement a ivoul en doé de glasque compagnoneah er beurerion èl en dès hilleih aral de glasque hani er ré pihuicq. N'ellé quet andur bout mêlet, hac é bligeadur e oé bout dispriset. Perdègue e ré guet hilleih a loquance, ha gont e ré gounit caloneu er béherion. N'hum goutanté quet a berdègue én é barræs hemb quin, mæs er gobér e ré ehué ér parræsieu ag en dro, gùéhavé memb beta pedair pé puemb gùéh ér memb dé. Ma ne scùéhé quet é annoncein conzeu Doué, er boble ne scùéhé quet ehué doh er hleuèt, ha ridêc e ré en dud a barræs de barræs aveit cleuèt é berdégueu. En hanhuein e rènt *Bélêg santel en Eutru Doué.* Open quement-cé é vezé attàu laqueit de vout juge én ol dissantionen e arrihué ér vro, hac arreste e ré hilleih a brocézieu.

Er Sant-men e hroas seuel étal é breslitér un hospital

aveit chervige de recen er né clan hac er beurerion. Golhein e ré ou zreid, soignein e ré ou goulieu, ou chervige e ré doh taul, ha daibrein e ré liès er péh e chommé ar ou lerh. Rannein e ré, arlerh en æst, é sed étré er beurerion, pé en argand e denné ag é vlaiad.

Un dén péhani e hroé quement a inour d'en Ilis, hac e ranté quement a chervige d'en dud peur ha d'en ol, e vérité bihuein mar-a-gand vlai; mæs Doué hum haste liès de recompancein é serviterion fidellan. Sant Yvon nen doé meit hantér-hand vlai pe santas é oé toste er marhue dehou. En dé quênt gouil en Asçansion en hum gavas forh goane; perdègue e ras èl quênt, ha larèt e ras hoah en overen, harpet dré zeu zén; rescond e ras memb hoah en dé-cé d'er ré e zas de houlen avis guet-ou. Obliget-oé bet ér fin d'hum laquat én é hulé, hac arlerh en dout receuet é Sacremanteu dehuéhan, ne gonzas mui nameit doh Doué hemb quin. Merhuel e ras en nandêcvèd dé a vis mai er blai trizêc cand tri.

### RÉFLEXION.

Hilleih a dud e guemér sant Yvon eit ou fatrom; mæs na bihannet-é, allas! en nombre ag er ré er hemér aveit scùir hac example ag ou buhé!

Mar falle d'emb hur bout er Sænt aveit avocadèd dirac Doué, ni e zelie poénieín eit mérítein ou frotection, én ur bratiquein ni-memb er vertuyeu ou dès ind pratiquet én hur raug.

---

*En uiguêndvèd dé a vis Mai.*

## SANT BERNARDIN A SIENNE,

### A URH SANT FRANÇÆS.

SANT BERNARDIN e zas ér bed é Massa, é Toscân: abret é collas é dad hac é vam, hac é oé bet nezé laqueit édan goarnation ur voérêh dehou, hanhuet Diane, péhani e oé forh devot. Er broaidur-men e oé a vihannicg douce, humble ha modeste. É ol bligeadur e oé pedein Doué, rescond en overen ha chelenèt er perdégueu; hac èl m'en doé hilleih a vimoér, ean hum bligé bras é larèt arlerh d'er vugalé aral er péh en devezé cleuet. D'en ouaid a uinêc vlai, é

yondrèd en dégassas de Sienne hac el laquas éiré deourne mistre forh abil.

Bernardin e gâré bras er vertu a burtæt, ha rûein e ré guet méh quel liès gòéh él ma cleué ur gonse benac capable de vlessein er vertu gaër-sé. Hanni ehué ne gredé larèt én é bresance conse fal erbet, hac arâu e ré peb sorte langageu rai libre quentéh él m'hum bresanté. Silance, e laré nesé er ré libertinan memb, cheta arrihue Bernardin. Pedein e ré guet grèd er Huérhiès glorius Vari, èl é avocadès puissant dirac Doué, ha peb sadorne é yuné én hé inour.

D'en ouaid a seitêc vlai, ean hum laquas é berdiah er Huérhiès, instituet én un hospital a Sienne eit chervige er beurerion clan. Inou-é, drès peb-tra, é commanças castiein é gorve dré er yunieu ha morteficationeu a bep sorte. Puar blai arlerh ma oé antréet én hospital-sé en hum laquas er vocén é quér, ha merhuel e ré beta tribuéh pé uiguênd a dud bamdé én hospital hemb quin. Ol er ré e secouré er ré clan, ha revé er horve ha revé en inean, e varhuas é bèr amzér. Bernardin ne gollas quet courage; carguet a ol er sourci ag en hospital, ean e laquas hilleih a reihtæt énou; ha diæz e vehé larèt pégueiment a boén e guemèras aveit chomme noz ha dé étal guléieu er ré clan, aveit ou chervigein, ou honsolein, ou secour de verhuel hac ou lieinnein arlerh ou marhue.

Goudé quement-cé ean e antréas é Urh sant Françæs hac e receuas en Urheu sacret. Er menah santel-men e gâré quement en humiliationeu, ma oé ur joé eit-ou bout disprisét, rebutet hac anjuliet. Un dé, ma oé bet casset, guet ur menah aral, de guestal dré guér, bugalé disolit hum laquas de durel mein ar ou lerh; er Sant-men, én ur huélet é gausorte digoutant a guement-cé, e laras dehou: mem brér, lausquamb er vugalé-cé, hun disquein e rant de hounit en nean dré er vertu a batiantæt.

Predègue e ras ér hérieu principal ag en Italie guet quement a fréh, ma oé bet remerquet ur changemant bras é mesque en ol hac hilleih a gonversioneu miraculus. Ne oé quet bet guélet a houdé en Apostolèd ur perdégour puissantoh é conzeu hac én œvreu: er ré ehué en doé madeu deit a hoal hèot ou restitué; en anemisèd brassan e sé de vout amièd, hac er ré avaricius e zigueoré ou trésorieu aveit rein guet larganté d'er beurerion.

Er perdégour bras-men, open m'en doé én é galon ur garanté berhuidant eit Jesus-Chrouist, en doé hoah perpet én é vêg é Hanhue santel; ha mar boé quer puissant ha quen effédus é bedenneu hac é berdégueu, é oé rac ne houlenné nitra guet Doué én é bedenneu na guet er ré e chelené é berdégueu, nameit én hanhue santel a Jesus.

Er blai puarzêc cand eih-ha-tregond, é oé bet groeit Supérior general ag é Urh; ha goudé en dout laqueit paud a reihtæt én é ol gouvandeu, ean e hroas en abandon ag é gargue puemb plai arlerh.

Anfin, goudé en dout refuset istroh eit ur huéh bout Escob, goudé en dout composet mar-a-livre devot ha santel, ousidet a buar blai ha tri uiguênd, ha losquet dré en tan a garanté Doué, ean e fantas, én ur peah bras, é inean d'é Grouéour, én ur brononcein en hanhoeu douce a *Jesus* hac a *Vari*, er blai puarzêe cand puar-ha-deu-uiguênd, en dé quênt gouil en Asçansion, ér memb amzér ma canné er venéh en antien-men ag er gospereu: *Pater manifestavi*, etc.: er péh e senefie é breton: *Me Zad, groeit e mès hanàouet hou ç'Hanhue d'en dud; monnet e ran bermen devat oh.*

## *Aviseu spirituel sant Bernardin.*

1. En n'emb e zou douce ha patiant, e zou é guirioné maestre a nehou é hunan hac e hounit mar-a-victoër.

2. Biscoah dén nen dès goulennet guet Doué ur græce benat guet ur galon glaharet hac humiliet, hemb bout bet cheleuet, nac hemb nen dès hé receuet.

3. Er beden e zou èl un ambassadour pé ur massejour péhani e ya bet trôn en Eutru Doué; ha, dré hé importunance, bi e za de bèn a douchein é galon hac a obtenein er péh e houlenne.

4. Mar falle d'oh hou pout ur garanté parfet doh Doué, groeit aveit é hloër ol er péh e hroet, ha câret aveit Doué hac é Doué ol er péh e gâret ér bed.

5. Doué e gommande d'emb er hârein avel un tad leun a vadeleah hac a viséricordé.

6. Er peah ag en inean e zou ur trôn, hac a ziar en trôn-zé é triomfe Jesus-Chrouist guet er ré péré, goudé en dout feahet en tantationeu, en dès cavet er peah.

## RÉFLEXION.

Presance Bernardin, én amzér ma oé hoah croaidur youancq, e zaibé é gamaradèd é respet : ne gredènt quet larèt dirac-t-ou conze dishoneste erbet. Ha hui, libertin, presance en Eutru Doué memb n'hou ç'arreste quet hui !

En disterran conze rai libre e hroé d'er Sant-men rûeim guet méh. Mar da d'oh cleuèt er sorté conzeu-zé, rûet ha tàuet : hou silance e avertissou el libertin-zé ag é faute ; ha mar e hoès assès a autorité, rebreichet-ean, ha repre-santet dehou er vrastet ag é béhèd.

Penaus é elle ur hrechén en dout en hardéhtæt hac en insolance de brononcein conzeu lous ! Discoein e ra dré-zé péh qoer brein ha péh qoer corromplet-é é galon. Pêlleit perpet doh er sorte tud-cé, guet eune ne zehènt d'ampoui-sonein ha de gorromplein hou calon.

---

### *En unan-ar-n-uiguênd a vis Mai.*

## SANT PIERRE CÉLESTIN, PAB.

PIERRE CELESTIN e oé guenédicg ag en Italie. É dad hac é vam e oé tud inourable dré ou vertuyeu ha dré ou charité é andret er beurerion. Deuzèc a vugalé ou doé, a béré Pierre e oé en uinècvèd. É vam, én ur zevise un dé guet hé bugalé, e laras dehai : ha possible-é en em behé laqueit ér béd quement a vugalé, ha nen dehé hanni a nehai de vout servitour bras de Zoué ! Pierre e rescondas : aveit on-mé, em'ean, ne zesiran quin nameit chervige mad en Eutru Doué. Er rescond-cé e hroas hilleih a joé d'é vam péhani, dré ma hanàué speréd ha parfection hé hroaidur, el laquas ér scôl.

Avance e ras bean ér siance hac abiltæt, hac ér memb amzér ér pratique ag en ol vertuyeu, ha d'en ouaid a uiguênd vlai, dré en desir en doé de vihuein én ur fæçon santel, ean hum deunas én un deserh, ar un manné, é péh léh é pratiquas er rustan penigen durant tri blai. Deustou d'er hoén é gueméré eit hum guhein doh en dud, é oé bet ér fin disoleit. Un nebedicg amzér arlerh é oé bet obliget de monnet de Rome eit receu en Urhau sacret. Goudé quement-cé, ean

hum dennas aré én deserh guet den ermit aral péré er sellé avel ou zad. Ind e hroas inou peb-unan é gambricg; ha deustou péh quen triste ma tiscoé bout ou ermitage, ind hum gavé eurus én-ou. Hilleih a dud e zas d'er havouet de-buéhatoh eit hum laquat édan é hoarnation : ou refuse e ras a gommance; mæs ér fin é oé bet obliget de recen er ré a nehai e ziscoé bout gredussan.

Pierre e bassé el lod muihan ag en noz é pedein hac é ouilein. D'en dé ean e labouré, hemb jamæs arsàu ag hum antretenein guet Doué. Castiein bras e ré é gorve; ne zaibré jamæs a guicg; yune e ré bamdé nameit d'er sul. Puar coa-reis e hroé peb plai. Durant tri a nehai, ha peb gùinér a hènd-aral, ne guemeré eit ol bihuance nameit bara ha deur, ha boah é oé quer calet é vara, ma oé ret dehou en torrein a dameu. Dougue e ré ur brouis-ran carguet a glommeu, hac ar nehi ur raugen hoarne. Cousquet e ré ar en doar nuah pé ar ur blanquen, ha nen doé eit trespleg nameit ur mein pé ur séod. Deustou péguement é câré bout é hunan, ne refusé quet neoah a cheleuet er ré hum adressé doh-t-ou eit ou dobérieu spiritæl. Moyand e oé de gonze doh-t-ou bamdé nameit d'er merhér, d'er gùinér ha durant é goarei-sieu, péré e bassé én ur silance parfæt. Bihuein e ras èl-cé ur certæn amzér guet é zisciplèd é cambricguen, dispartiet en eile doh éguilé; mæs ér fin ean ou assamblas ol én ur memb couvand.

Er Sant-men nen doé quin chonge meit a dremeine inou er reste ag é vuhé; mæs Doué, péhani e venné gobér a ne-hou un example bras a humilité, e disposas a nehou én ur fæçon aral.

Un nebedicg amzér arlerh é varhuas er Pab Nicolas, hac é oé bet choéget aveit derhel é léh, a gaus d'é santeleah vras. A pe gleuas er Sant en nehuétèd-cé, ean e vennas monnet d'hum guh én un deserh aral; mæs contraignet-oé bet d'hum rantein. Durant é baboni, er Sant-men en doé attàu er memb santimanteu a humilité hac e beatiqué er memb mortefications en doé pratiquet én deserh.

Mæs ne lausqué quet guet-ou é labourieu hac é occupa-tioneu continuel ér gargue vras-cé quement a amzér aveit en oræson hac er gontamplation èl m'en devehé bet desiret; hac, a hènd-aral, èl ma ré é humilité dehou de gredein

é oé indigne ag ur gargue quer santel, puemb mis hac eih dé goudé ma oé bet groeit Pab, can e abandonnas é gargue aveit distroein d'en deserh. Bihuein e ras hoah seitêc mis goudé, durant péré Doué, aveit purifiein é vertu, e bermettas m'en doé bet hilleih d'andur.

Anfin, ouaidet a buemzêc vlai ha tri uiguênd, eon e rantas é inean pur de Zoué er blai deuzêc cand buézêc-ha-puar-uiguênd.

## *Aviseu spirituel sant Pierre Célestin.*

1. Peah er galon e talle muyoh eit en ol couronneu ag er bed.

2. Er boén e anduramb ér bed-men nen dé nitra é comparage doh er madeu e zou preparet aveit omb.

3. Mab-dén, crouéet aveit en nean, penaus é elle-ean hum goutantein ag en doar?

4. Ne ellér quet tanhouat ér memb amzér joéieu ha pligeadurieu en nean ha ré er bed.

5. Un dé passet én deserh e talle muyoh aveit mil vlai tréméinet é palæsieu er brincèd.

6. Aveit hum antretenein calon ha calon guet Doué, é ma ret hum bligein ér retræd hac ér silance; ha pihue-benac hum blige é creis en trous ag er bed, ne glenou quet boéh en Eutru Doué.

## RÉFLEXION.

Sant Pierre Célestin e zou gùel guet-ou en deserh eit en ihuellan dinité ag en Ilis. Ean e abandonne er gargue inou-raplan ag er bed eit conduie ur vuhé humble ha dishanàuet. En example-men, péhani e hroa admiration en dud hac en Ælèd, e gondanne en desir diréglet hun nès d'hum ihuellat ha d'hum laquat drès er réral ér bed; condannein e ra hun ambition hac en desir hun nès de ridêc attàu arlerh er har-gueu hac en inourieu ag er bed.



### *En eile dé ar-n-uiguênd a vis Mai.*

## SANT BEUVON, OFFIÇOUR.

ER Sant-men e oé gannet ér Provance ardro er blai nàu band ha hantér-band. É dad, péhani e oé un dén a vrézel, mæs istimet bras, en doé bet sourci ag el laquat abret de zisquein condnie mad en armage, ha muyoh hoah d'er formein d'er vertu, aveit gobér a nehou ur brechén devot ha parfæt.

Ehué, goudé bout bet hanhuet offiçour, ean e hoarnas altàu é innoçance durant ma oé bet én armé, dré é fideldæt de laquat é pratique en ansaignemanteu hac en aviseu mad en doé bet güet é dad. Hum acqüittein e ré ag é gargue guet hilleih a inour, hemb jamæs ancoéhat é zevér a grechén. Peb-unan e huélé guet admiration é zevotion ha modesti ag un tu, é gourage hac é vaillantis ag un tu arall.

Én ur huélet é oé er respet ag er bed e oé er pèn-caus a zisordreu en dud a armé, ean e queméras er résolution crihue ha ferme de hélie é peb occasion réglenneu en aviél, én drespet d'er péh en devehé bet laret er ré libertin. Ur gonze dishoneste pé rai libre laret én é bresance e hroé dehou changein a sevis pé quittat er gompagnoneah. Avel ma oé pront dré natur, ean e laquas poén de vodérein ha de vorteffein é inclination. Peb mitin é hroé oræson a galon durant un hantér-ær a amzér, ha goudé é assisté én overen guet hilleih a respet hac a zevotion. Laquat e ré ehué paud a reihtæt é mesque é soudàrdèd, ha ne vanqué quet a hobér dehai reparein en disterran domage ou devezé groeit.

Secour e ras é mar-a-occasion é vro. Èl m'en doé er Sarrazinèd hum rantet mistre ag ur hastel crihue hanhuet Frenet, étal er mor, dihue leàu doh er guér a Fréjus, ind e billé ol er péh e gavènt ar vor hac ar zoar, ha ne lausquènt ar ou lerh meit tan ha goaïd. Tud er hartér bro-zé, én un affliction quer bras, en doé bet recóur doh en offiçour santel-men. Hanàouet e rènt é gourage hac é santeleah, ha credein e rènt ne oé nameit-ou capable d'ou délivrein ag ur sclavage quen estrange. En affer e oé diæz ha dangerus; neoah é garanté doh é vredér e hroas dehou hum garguein a

nehi. Arlerh en dout groeit rô de monnet é perhindèd de Rome eit visitein béieu en Apostolèd sant Pierre ha sant Paul, ean e assamblas tuchentil er hartér guet un nebedicg tud ag er bobie, ha de greinoz ind e vontas ol, ha Beuvon er hetan, ér bastel; ind e somprenas ol er Sarrazinèd hac e zouguas ur victoër vras ar nehai, ér fæçon m'ou doé arsàuet a zonnet de droublein mui er hanton a Brovance.

Er Sant, goudé en dout accomplisset é bromesse é Rome, e vihuas én é dy èl én ur retræd continuel. En oræson hac el lectur spirituel e bartagé é ol amzér, hac é vaden e oé casi ol aveit er beurerion. Quentéh èl m'hum santas clan, ean e recenas ol é Sacremanteu guet un devotion carantéus é quevér en Eutru Doué; ha goudé en dout ordrénet intergein é gorve él léh ag er verrèd péhani e oé destinet aveit en dud peur, ean e rantas é inean de Zoué guet ur peah læn a gonfiance. Er miracleu bras e arrihuas ar é vé e hroas ma oé bet sàuet én é inour, hac én é hanhue, un ilis gaër é péhani é oé bet laqueit é relégueu santel.

## RÉFLEXION.

Pe ne vehé bet sant Beuvon, én é amzér, nameit un Eutru bras hac un offiçour courajus, ne vehé quet bet conzet a nehou bremen: ancoéheit e vehé bet èl hilleih a réral. Er vertu hac er santeleah-é e barra doh un hanhue a verhuel.

Er gaërran calité e elle en dout mab-dén ér bed e zou bout vertuus ha santel. Un dra gùel ha pourfitaploh-é bout ur hrechén pé ur grechénès vad, eit nen dé bout roué pé rouannès.

Èl m'en dé infâme er vincé, ha ma vérite bout dispriset é peb stad hac é peb condition, er santeleah e zou admirable é peb léh, ha chervigein e elle é peb stad de scòir ha d'example; mæs a p'hum gave é tud a armé hac é tud a galité, en hé dès hoah ur splandér brassoh ha caërroh, hac é hroa mui a effèd ar er speredeu. Er boblé, querclons èl en noblance, e vé nezé douguet de gârein er vertu, hac hanni, na bras na bihan, ne gave mui digaré erbet aveit escusein er bihan a zevotion en dès ean-memb.



*En drivèd dé ar-n-uiguènd a vis Mai.*

## SANT GUIBERT, MENAH.

ER Sant-men, én amzér ma oé hoah én armé, én ur gousiderein penaus en en doé poéniet muyoh beta nezé aveit pligein d'é brince eit nen doé poéniet aveit pligein de Zoué, e gueméras er résolution de renonciein d'er bed, hac hum dennas, én effèd, én un doar en doé é escobti Namur, guet un hoant bras d'hum rein ol de Zoué ha d'er chervigein-ean hemb quin er reste ag é vuhé. È considerein hoah penaus, a pe oé oueit de vout soudard, en en doé bet mistre péré en doé-ean disquet mad d'hobér en exercice guet en armage, ean e hroas chué er chonge de choége mistre aral, aveit disquein er fæçon d'hobér nezé ur bréael spirituel, hac aveit hum instrugein, ean e hroas ur retræd. Goudé m'en doé laqueit reihtæt én é gouciance ha recenet en instructionen necessær aveit é salvedigueah, ean e zistroas d'er mannér é péhani é credér é oé gannet, ha ne dardas quet ag er changein én ur houvand. Pedein e ras nezé lod a venéh sant Benæd de zonnet de chomme ér houvand nehué-cé en doé sàuet; ha recen e ras ean-memb guet-hai en habid a venah. Un nebedicg amsér arlerh, er venéh-cé, é huélèt er vuhé parfæt hac a scùir mad e gondoyé, e vennas er choége eit ou Supérior; mæs ean e zihuennas hac e ras quement ma oé bet reit er gargue-cé d'ur menah aral hanhuet Erluin.

Sant Guibert hum laquas de labourat aveit convertissein en Hunnèd, péré e oé tud payan ha barbar, hac e broé paud a zroug hac ur ravage bras ér hanton a Lorèn. Dré er secour a hræce Doué, ha dré er moyand ag é instructionen mad hac ag é zoustér admirable, pébani e hounié er halonneu, ean e gonvertissas hilleih a nehai; hac a vleidi ma oènt a guênt, ean ou rantas douce avel oénèd.

Er Sant-men, goudé en dout combattet mad aveit gloër en Eutru Doué bet er fin ag é vuhé, e yas de receu é recompance én nean, er blai nàu hand dek-ha-tri-uiguènd.

### RÉFLEXION.

Vanité ha fragilitæt er bed e zou assès aveit hul laquat d'en dispriseín, hac aveit gobér d'emb distroein doh Doué.

Groeit mar-a-huéh réflexion ar en examplen triste e hoès gùélet ér bed, hac ind e hroei er memb effèd ar hou sperèd, èl m'ou dès groeit ar hani sant Guibert.

Nitra a ol en treu e zou ér bed nen dé capable de gouantein calon mab-dén. Sel-mui m'en dès a vaden hac a bligeadurieu, sel-mui é hoanta en dout. Ret-é larèt enta nen dé quét crouéet mab-dén aveit jouissein ag en treu crouéet, a pe ne ellant quet er rantein eurus. En eurussan dén ag er bed e sante, allas! é vanque un dra benac d'é eurustet, hac e zesire perpet ur mad benac aral de zonnet. Ne gavehet dén ar en doar hac e ellehé larèt guet gùirioné : ur huéh ém buhé é on bet parfætemant coutant, ha nen dès me halon desiret nitra davantage.

Goudé m'hur bé jouisset ag er pligeadurieu hac ag en inourieu hur bé clasquet guet quement a hirreah, ni hum zihouste a nehai. Quement-cé ne lare-ean splan d'id, ô m'inean! é teliès disprisein madeu trompus er bed ha clasque ha eurustet é Doué hemb quin? Avel ma ride perpet er goahieu hac er riviéreu bet que ne arrihuant d'hum arreste ér mor; èl-cé ehué me halon e vou perpet hemb repos, dibarfæt ha néhancet bet que ne reposou én-oh, ô men Doué! ha ma jouissou a han- oh é lein en nean.

---

## *Er buarvèd dé ar-n-uiguénd a vis Mai.*

## S. DONATIAN HA S. ROGATIAN, BREDÉR, MARTYRÈD.

ÉN amzér a bersécution en Ampeleurèd Dioclétien ha Maximien, péré e hroé andur peb sorte tourmanteu d'er ré e refusé adorein er faus douéèd, é oé ér guér a Nannèd un dén youancq, hanhuet Donatian, forh remerquable dré é famille inourable, mæs remerquaploh hoah dré é fé courajus. Doué e ras dehou er græce de hanàouet vanité en idolèd ha d'hum gonvertissein d'er religion catholique. Badéet- oé bet, hac a nezé, læn a gourage, ne arsàué a gonze a Jesus crucefiet. Gounit e ras ehué Rogatian, é vrér couhan, péhani e oé hoah payan, hac hennen, ag er momant eurus-cé, hemb sellet doh en dangérieu é péré é laqué é vuhé doh hum hobér crechén én un amzér quer risclus, ne hroé bamdé meit gou-

1en bout badéet ean-memb; mæs èl m'en doé er bersécution pêlleit ol er Vêlean doh er vro, ne ellas Rogatian bout badéet meit én é oaid.

Donnet e ras én drebad-oé, a berh en Ampeleurèd, d'er guér a Naonèd ur hommissér péhani e oé bet receuet mad guet er bayanèd e oé inou. Unan a nehai e gonzas ér fæçon-men doh-t-ou : juste juge, em'ean, groeit mad e hoès donnet de hobér inourein en douéèd dré er ré en dès ind dispriset aveit inourein un dén en dès er Juiffèd groeit merhuel ar ur groéz. Er hetan a nehai e seliet punissein guet rustoni, e zou Donatian, péhani nen dès quet hum goutantet a drocin cain d'en douéèd, mæs hoah open, dré é gonzeu, en dès gouniet é vrér. Interroget-ind, ha hui e hanàon er huirioné ag er péh e laran.

Er hommissér, coléret, e hroas dégasse Donatian dirac-t-ou, hac e gommançás en attecce ér fæçon-men : laret-zou bet d'eign, Donatian, penaus non-pas hemb quin é refuset, dré un diaboeissance criminel, adorein Jupiter hac Apollon, mæs é laret hoah open penaus ne ellér bout salvet meit én ur gredein é marhue un dén crucefiet, hac é clasquet laquat en ol d'en adorein.—Ol er péh e laret e zou gùir, e rescondas Donatian : avouéein e ran é careben m'er chervigehé en ol, rac nen dès meit-ou hac e vérite bout adoret.—Douceit hou conzeu, emé er hommissér dehou, hac arsàuet a berdègue hemb pourfit er faus doctrine-zé, pé quênt pêl me hroei hou laquat d'er marhue.—Mar dé eahus er marhue, emé Donatian, nen dé quet aveit on mé-é; mæs aveit oh-hui péré ne vennet quet digueor hou teulegad eit hanàouet er huirioné. Er hommissér e hroas nezé rangennein Donatian hac en turel ér prison.

Goudé é oé bet dégasset Rogatian é presance er boble d'er hommissér, péhani, én ur glasque er gounit dré gaër, e laras dehou : cleuet e mès, Rogatian, é vennet arsàu a inourein en douéèd, péré en dès reit d'oh er vuhé, hac ebué paud a avistet hac a siance. Méh e mès én hou léh ; dihoallet a dennein ar-n-oh colér billeih a zouéèd, é clasque èl-cé adorein unan hemb quin. Mæs èl nen d'oh quet hoah conciet dré ne houyan quet péh Badiènt, ma nen d'oh quet aburtet én hou chonge, hum rantet d'er madeu hac inourieu e offre d'oh doustér en Ampeleurèd ha madeleah en douéèd. Roga-

tian e rescondas : neu d'on quet souéhet ma laquet doustér en Ampeleurèd é raug madeleah en douéèd; rac, deuston é péh dalledigueah é ma en Ampeleurèd, é ellér neoah ou laquat é raug ou douéèd groeit a goêd.—Er juge, é cleuet quement-cé, e hroas laquat Rogatian ér memb prison guet é vrér.

Er péh e affligé Rogatian ér prison e oé rac nen doé quet ellet cavouet en occasion de receu er Vadièn quênt merhuel; mæs én gorto-oé neoah penaus er bocq a beah e ré dehou é vrér en devehé bet dalbet eit-ou léh er Sacremant-cé. Donatian, ag é du, e bedé aveit-ou, hac e houlenné guet Doué m'en devehé bet é fé pur cherviget dehou é léh er sacremant a Vadiènt, hac er goaid e yé de scùille aveit é hloër é léh er sacremant a Gonfirmation. Passet ou doé ou deu ol en noz é peden.

En trenoz é oènt bet casset, rangennet, dirac er jugè; hac èl m'ou doé laret a nehué é oènt preste de verhuel eit Jesus-Chrouist, ean e hroas ou astenne ar ur marh-coêd, eit m'ou devehé bet pêlloh de souffrein. Er vourreàuïon, aveit pligein d'er juge, e drézas ou gouguen a daulen lance, hac ér fin ou dibennas. Ou martyr e arrihuas ardro er blai deu gand seih-ha-puar-uiguênd, hac ou sellet e rér èl er ré guetan e sou bet martyriset é Bretagne.

### RÉFLEXION.

Souéhet-omb é huélet courage er Vartyrèd youancq-men, hac en hardéhtæt santel guet péhani é tihuennènt caus Jesus-Chrouist; mæs pegource é héliehemb-ni en example caër ou dès reit d'emb? Ma n'hun nès quet de zisclærieîn dirac en tyrantèd é omb crechénion, n'hun nès-ni occasion d'hur bout liès méh dirac en dud a vout gùir serviterion de Zoué? Discoamb enta nezé é omb, ni ehué, bugalé d'er Sænt, hac èl d'hai, béemb preste ni-memb d'andur tout quêntoh eit gobér nitra hac e vehé capable de zisinourein hur halité a Grechénion.

---

*Er buemvèd dè ar-n-uiguênd a vis Mai.*

## SANTÈS MADELÉN A BAZZI, GUÈRHIÈS.

En Santès-men, guenédicg a Florance, nen doé a vihannicg quin pligeadur nameit é pedein Doué hac é tisquein d'er bugalé aral ou fedenneu. A p'hé bassé hé zad guet-ou ar er

mæzeu, é oé hé ol joé dastume merhedicgueu avéit ou instrugein ar er péh e houyé ag er gùirionéeu quetan ag er religion. Un dé ma commancé disquein er hatechim de verhicg unan a veiterion hé zad, é oé bet laret dehi é oé requis retourne de Florance. En nehuéted-cé hé affligeas bilheih; schille e ras paud a zareu, ha ne oé nitra capable d'hé honsolein bet que nen das hé zad de ségasse guet-ou merh é veitour, é achibuas er verh santel-men instrugein é Florance.

Ag en ouaid a seih pé eih vlai, hi e gommanças gobér morteficationeu bihan, ha yunein memb mar-a-huéh. Deustou ma cuhé quement-cé a huellan ma ellé, hé mam er remerquas neoah hac en doé bet soign arlerh de zouçat gréd ur hroaidur quer youancq.

N'ellér quet larèt péh quer bras devotion hé doé eit er Sacremant adorable ag en Autær; hé hovézour ehué, dré ma hanàué hé farfection, hé devotion hac en desir bras hé doé d'hum joéntein doh Jesus-Chrouist dré er gommunion santel, e bermettas dehi gobér hé hetan Communion d'en ouaid a sêc vlai. Arlerh m'hé doé receuet ur græce quer bras, ne gredé quet é oé eurustet erbet haval doh hé hani; hac aveit trugairéquat hé Salvér ag er faveur-cé, hi hum gonsacras dehou ag en ouaid a zeuzêc vlai, én ur hobér rô a huerhtæt.

A nezé, aveit pligein muyoh hoah de Zoué, hi e gommanças cousquêt ar er halet ha castiein hé horve dré bep sorte penigenneu. Er gùél a Jesus-Chrouist ar er groéz e inspiré dehi peb dé ur mortefication benac, ha tremeine a ré ol en noz ur gourôn sperne ar hé fèn, péhani e hroé dehi santein ur boén hac un droug estrange.

Ardro en ouaid a huézêc vlai, hi hum rantas léannès é couvand Santès-Mari-en-Ælèd, a urh er Harme. En neu vlai quetan arlerh hé frofession é vezé casi bamdé èl vaganuet durant hé oræson, ha cleuet vezé liès é larèt: *ô caranté! ô caranté! ha possible-é hou ç'hanàouet hemb hou cârein!* Bihuein e ras mar-a-vlai diar bara ha deur; mæs ne oé quet hoah honnéh er vrassan poén hé doé de souffrein. Doué, aveit purifiein hé vertu ha cresquein hé mérit, e bermettas ma oé bet affliget dré boénieu a speréd: durant puemb plai é oé bet tourmantet dré dantationeu horrible, péré ne rènt repos

erbet dehi na dé na noz; hé inean e oé én ur séhour hac én un affliction vras; ne hroé hé ol excelciceu nameit guet un diboustemant hac ur boén vras, er péh e hroé dehi souffrein ur martyr cruel; mæs sel-mui ma oé bras hé foénieu, sel-mui é oé fidel d'hum acquìttein ag hé devér hac a hé ol excelciceu a zevotion, ha larèt e ré lièz én ur ouilein: reit d'eign, ô me Jesus! hoah mui a boén mar dé hou volanté.

Doué hé housolas anfin, én ul laquat én hé inean, goudé un tourmant hac un disconfortance quen terrible, un dranquillité hac ur peah bras; hé inean e oé bet a nezé carguet a joé hac ambraset dré en tan a garanté Doué.

En desir berhuidant hé doé de salvein en ineaneu e hroé dehi bamdé gobér pedenneu ha penigenneu eit conversion er béherion. En amzér a valardé, é spécial, hi e gresqué hoah hé fedenneu hac hé mortefcationeu, hac en déieu-cé e oé aveit-hi déieu a blahar hac a zareu.

Anfin, uset dré ur hlinhuèd poénius, ha losquet muyoh dré en tan a garanté Doué eit dré hé soulfranceu, hi e rantas hé sperèd eurus d'hé Hrouéour er blai huézéc cand seih, d'en ouaid ag ur blai ha deu uiguênd. Doué e ziscoas hé santeleah dré hilleih a viracleu péré e arribuas ar hé bé, ha goarne e rér hoah binibue en dé, guet ur respet bras, hé horve santel én ur châs gaër é Florance.

## RÉFLEXION.

Ur galon quer pur, un inean quen direbreiche, ur Santès, goudé hé dout groeit mortefcationeu bras, e zou affliget én ur fæçon estrange dré boénieu a sperèd, ha tourmantet dré dantationeu horrible; mæs en tourmant-cé e santé Madelén a Bazzi én hé inean ne chervigeas nameit d'allumein davantage caranté Doué én hé halon, dré en abandon e hroé a nehi hé hunan étré deourne en Eutru Doué, ha dré hé fideldæt hac hé ferséverance de bratiquein ol hé excelciceu devot. Er servitourès fidel-men de Zoué ne gavé na consolation na peah erbet; neoah hé hourage hac hé haranté doh Doué, péhani, èl cuhet én dôn ag hé inean, e hroé dehi hum offrein dehou eit souffrein hoah mui a boénieu aveit é hloër. Disquamb, dré en example-men, penaus ne zeliamb quet colle courage na quittat hun excelciceu a zevotion a pe bermette Doué ma vehemb affliget dré boénieu a sperèd pé dré

dantationeu ; nezé-é é teliamb discoein dehou hur fideldæt : ret-é chervigein Doué én amzér ma ta d'hun aproquein, én amzér ma seblante hun abandonnein, én amzér m'hun trette, én apparance, guet rustoni, juste èl én amzér ma plige guet-on hur barguein a joé hac a gonsolation. Clasquamb pligein de Zoué, hemb clasque hur honsolation ni-memb ; clasquamb gloër Doué hemb quin, clasquamb Doué hemb quin.

---

*En huéhvéd dé ar-n-uiguénd a vis Mai.*

## SANT PHILIPPE A NÉRI.

ER Sant-men, fondatour a Gongrégation en Oratoér, én Italie, e oé sànet a Florance. Ag en ouaid a buemp plai en en doé un aboeissance vras d'é dud. Un dé m'en doé é dad er rebreichet a gaue d'un tamicg dissantion en doé bet guet unan ag é hoéresèd, ean hum laquas de ouilein guet hilleih a anquin, non-pas a ziarben er rebreiche-sé, mæs a zivout er faute-sé e sellé èl unan bras. Quement a soustér en doé, ma vehé bet laret penaus ne bouyé quet nehou petra oé er golér.

Monnet e ras d'achihue é studi de Rome, é péh léh é oé bet sellet èl unan ag en abillan Théologiennèd hac unan ag er vrassan Sænt ag é amzér. É santeleah e splanné betac ar é face hac ar é ol extérior. Bamdé é visité er seih ilis a Rome, ha liès é tremeiné en darne-noihan ag en nos ér verrèd, én oreson, ar béieu er Vartyrèd santel.

D'en ouaid a dri blai ar-n-uiguénd, ean e renoncias de ol gommerce er bed aveit hum rein ol d'en œvreu a garanté. N'hum gontanté quet a secour ag é ol bossible er ré clan én hospitalieu, er beurerion méhus én ou zyér hac er brisonnerion én ou baisselosieu, gùélet-vesé hoah perpet é poénieìn aveit obtenein eit-hai peb sorte soulagemant guet en dud vad.

Dré aboeissance hac én despet d'é humilité, ean hum ramlas Bélêg d'en ouaid a hoéh vlai ha tregond. Larèt e ré en overen guet un devotion quer bras, ma vesé gùélet liès é chomme é creis é overen betac un ær amsér hemb boulgeal ha guet ur face rû èl eu tan. En daren douce e scùillé nezé e ré anaès d'hanaouet er vrastet ag é garanté doh Doué, péhani e ambrasé é inean.

Goudé m'en devezé tremeinet ul loden vad ag en noz én òræson, ean e laré en overen de hoLeu-dé, ha quentéh en hum laqué én é gadoër de govessat, é péh lĕh é chommé liès bet en noz ar yune.

Avel ma té paud a dod d'er havouet aveit goulen é avis ar ou affærieu a gouciance, ean e gommançàs gobér dehai conféranceu hac instructioneu é cumun, ha perpet é achihoé é instruction dré er beden publique. Èl ma huélé é cresqué bamdé er foul a dud e zé de gleuèt é instructioneu, ean e gueméras Bêlean devot hac a scùir mad aveit er secour én excelciceu santel-zé; ha chetu penaus é commançàs Congrégation er Vêlean hanhuet Tadeu en Oratoér.

Doué e siscoas santeleah é servitour fidel dré hilleih a vurhudeu, memb durant é vuhé. Un dé, é credein rein de leignein d'ur peur doh é daul, ean e remerquas é oé un Æl e oé, péhani, én ur sisparissein, el lausquas én ur joé hac én ur ravissemant extraordinær. Ur huéh aral ean e galbuas d'un ær goudé creinoz unan ag en Tadeu ag é gongrégation, aveit monnet de visitein er ré clan ag en hospital. En tad-cé e laras dehou en en devehé troublet repos en dud clan: quêrhet, emé er Sant, hemb tardein. En tad e aboeissas; hac én ur antréein én hospital, ean e huélas un dén preste de verbuel, péhani nen doé quet hoah covesseit. Doué e ras dehou en amzér d'er gobér, ha goudé en dout receuet é Sacremanteu, ean e varhuas aben étré divréh en tad-cé.

Anfin, sant Philippe a Néri, ouaidet a seu vlai ha pouar-uigoênd, e rantas é inean pur de Zoué er blai puemzêc cand puemzêc-ha-pouar-uigoênd.

## *Aviseu spirituel sant Philippe a Néri.*

1. En n'emb en dès ur garanté parfæt doh Doué, e gueméré er vuhé-men é patiantæt, hac e zeire er marhue aveit jouissein ag er guél a Zoué.

2. Un dén péhani e hanàue en Eutru Doué, penaus é elle-ean cârein tra erbet nameit-ou? Pé, d'er bihannan, penaus é elle-ean cârein un dra-benac àral nameit aveit Doué hac é Doué?

3. Ha nen dé un dra estrange, goudé en dout receuet un Doué én é galon dré er gommunion santel, manquein arlerh a vihuein revé el lézen ag é garanté!

4. Doué, péhani e zou quen digne de vout câret, ha péhani en dès quement ordrénet d'emb er hârein, perac nen dès ean reit d'emb meit ur galon eit er hârein, ha hoah ur galon quen distér!

RÉFLEXION.

Souéhet bras omb a pe leinamb é buhé er Sant-men péh quer bras santimanteu a garanté en doé a pe oé doh én autær, guet péh tan divin é oé ambraset é galon hac é face, ha péh abondance a zareu e scüillé durant er Sacrefice adorable ag en overen; mæs, allas! ne zeliehemb-ni bout souéhettoh hoah é huélet er bihan a respet guet péhani é assistamb ér Sacrefice divin-cé, hac é huélet guet péh quer bihan a zevotion é tostamb d'en daul santel? Ha nen dé estrange ma vehé hur halon quer yein ha quer sclasset én amzér ma omb lodêc ér mystérieu divin, hac én amzér memb ma receuamb un Doué quer carantéus én hur halón?

A pe nen da quet un tan bras d'hun tuemmein ha de laquat gronïz én-amb, é ma ur merche é omb goal glan. Na clannet ous-té enta, me halon, ma nen dous touchet na tinerreit a pe dostès d'en daul santel, a pe receuès ha Toué, a p'hum joéntès doh-t-ou!

---

*Er seihvèd dé ar-n-uiguent a vis Mai.*

SANT YEHAN-FRANÇÆS REGIS.

En Servitour bras-men de Zoué e oé gannet én ur guér vihan a escobti Narbon. D'en ouaid a buemp plai ean e gleuas é vam é conze ag er poénieu éternel e andure er ré dannet én ihuerne, hac hé honzeu e yas dôn én é galon. Jamæs ne oé bet güélet doh en dout gouste aveit en hoarieu ordinær d'er vugalé. Gobér e ras é sclasseu é collége er Juistrèd, é Bézier; ha durant ma oé bet doh ou gobér ne hantas jamæs nameit cansortèd devot, er péh er secouras hilleih de hoarne é innoçance én un ouaid quer risclus. En dout e ré ehué un devotion tinér eit er Huérbiès, hac ur gonfiance partieuliér é protection é Æl mad. Er sulieu hac er gouilieu e gonsacré hemb quin de chervige Doué én ilis pé én é gambre, ha cavet oé bet liës én ilis stouyet, guet er vrassan humilité, é presance é Salvér; hac en dareu é ridêc ag é zaulegad. 15

El-cé é vibuas bet en ouaid a dribuéh vlai, é péhani en en doé bet ur hlinhuèd dangerus. Arlerh m'en doé recouret er yehaid, ean e hroas ur retræd eit hanàouet er choége e zelié gobér ag ur stad a vuhé. Santein e ras un desir bras de labourat eit salvediguéah en ineaneu é Urh er Juistrèd; goulen e ras bout receuet, hac accordet oé bet dehou é houlen. Monnet e ras guet hilleih a joé de Doulous, er blai-cé memb, eit commance é noviciat. Ur grèd bras en doé, ha dihoalle e ré a vanquein d'en treu disterran memb e ordréné er règle. A nezé é tiaséas én é galon er fondæson ag en humilité, ag en disprisance ag er bed, ag er charité é quevér er beurerion, ag er garanté doh Doué hac ag en desir de gresquein bamdé é hloër, péré e zou er vertuyeu en dès bet pratiquet guet hilleih a sourci durant é vuhé. Er hargueu isellan e oé er ré e gâré muihan. Ne oé nitra hac e istimé güel aveit chervige doh taul pé scubein en ty. Én é vrassan joé é oé a pe gavé en occasion d'hobér er guléieu én hospitalieu ha de soignein goulieu er ré clan.

Deu vlai arlerh é oé bet receuet Juistre; hac èl m'en doé a nezé er brassan desir de tisquein gounit ineaneu de Zoué, ean hum garguas, dré gousantemant é supériorèd, ag er sourci a instrugein er serviterion ag en ty hac er ré peur ag er guér a Dournon, de béhani é oé bet casset. D'er sulieu ha gouilieu ean e yé ar er mæzeu, ha guet ur hlohicg én é zourne, ean e galhué er vugalé de zonnet d'er cheleuet, hac e expliqué dehai er güirionéeu necessær eit hum salvein.

Receu e ras goudé en Urheu sacret guet en dispositioneu güellan, hac en desir bras en doé de labourat eit salvediguéah en ineaneu e hroas dehou goulen quentéh permission de monnet d'er Hanada, de vesque tud gouihue, aveit ou instrugein hac ou gounit de Zoué; mæs Doué en doé-ean destinet aveit santefiein hur provinceu hac aveit reneuécin én hun amzér er burhudeu en doé groeit en Apostolèd ér hommancemant ag en Ilis.

Commance e ras rein missioneu él Languedoc, é péh léh é hroas ur vad hemb fin dré é instructioneu ha dré en example ag é vuhé devot ha santel. Conduie e ré ur vuhé calet ha poénius bras; hum gavouet e ré, quentéh èl ma oé dé, én ilis, é péh léh, arlerh er beden de vitin, é hroé un instruction d'er boble. Goudé quement-cé é laré en overen hac é

predégué dihue pé tair gùéh bamdé; tremeine e ré er reste ag é amzér é covessat; er visiteu e hroé d'er ré clan hemb quin e chervigé dehou aveit discnéh. Er gouyan, er scorne, en éerh, er glàu hac er frime ne oènt quet capable de yeinnat en tuemdér ag é hrèd.

Er Missionnér santel-men e oé quen embraset drę en tan a garanté Doué, ma vesé cleuet é larèt, é crels é hrèd berhuidant, er houzeu-men: *O men Doué! ô me haranté! perac n'ellan-mé hou cârein quement èl m'er mériter?*

Ag er garanté vras-cé en doé doh Doué é té dehou er garanté vras ha tinér en doé perpet doh er beurerion. Ne vesé gùélet liessan meit én ou mesque, ha perpet é vesé ur vanden tud peur én dro d'é gadoër de govessat.

Rai vras e oé é hrèd eit m'en devehé hum arrestet él Languedoc; labourat e ras hoah ér Vivarai, ér Puy hac é calz a gartérieu aral péré ne arsàueint jamæs a vrudein el labourieu hac en efféden burhudus a hrèd en Apostol-men.

Én ur monnet d'announcein ur mission é parræs Louvesc, ean e chairras ur purezi deu zé quênt Nendelêc. Én drespet d'é zroug, ean e hroas tair instruction dé Nendelêc, ha tair aral en trenos, hac e govessas open hilleih a dud; donnet e ras anfin de vout quer goanc, ma oé bet ret en dougueiu ag en ilis d'er presbitaer: é gourage e hroas dehou covessat hoah inou mar-a-unan péré en doé en héliet bet inou. Mæs èl ma vanquas é nerh dehou, é oé bet contraignet d'hum laquat én é holé; tremeine e ras er reste ag é amzér én ur oræson continuel; ha, goudé en dout receuet é ol Sacremanteu, én ur zerhel perpet é zeulegad ar é grucefi, ean e rantas é inean santel d'é Grouéour en dé dehuéhan ag er blai huézêc cand deu uiguênd, onaidet hemb quin a dri blai ha deu uiguênd ha ninêc mis.

## RÉFLEXION.

Régis ne hantas jamæs, én é youanecquis, nameit bugalé ha scôlarion devot hac a example mad: quement-cé er secouras bras de gonservein é innoçance. Pe garehé en dud youancq choégein mad ou amièd, pe ne hantehènt nameit er ré parfættan hac er ré vertuæssan ag ou ouaid, ne gouéhehènt quet é quement a zisordræu. Ne faut nameit ur hompagnon fal pé vicius aveit corromplein hac aveit colle en inean purran ha santellaù.

## *En eihvèd dé ar-n-uiguènd a vis Mai.*

## SANT GERMÆN, Escob a Baris.

Er Sant-men e oé gàuet a Vourgogne. Deustou ma oé a vihannicg douguet bras de bratiquein er vertuyeu, é oé bet neoah rebutet, casseit ha goal-drettet guet é vam dré ur fantasi estrange, pé martesé dré en arben m'hé doé ur vanden bugalé ha bihan a vadeu. Quement-cé e hroas dehou monnet de gavouet er Bélêg santel Scapillon, é ganderhue, péhani er receuas guet caranté hac en dessàuas guet billeih a sourcih. Deustou ma oé pêl doh en ilis, ne vanqué jamæs a assistein é office erbet, memb é gouyan: nac er glàu, nac en éerh, nac er goal-amsér ne oènt quêt capable d'en arreste.

Sant Agrippin, Escob a Auton, a p'en das dehou hanàouet vertu ha mérit bras Germæn, e hroas dehou receu en Urheu sacret, hac er ras aveit Abad d'er venéh a gouvand Sant-Symphorien, e oé ér faubourheu a Auton. Laquat e ras quentéh hilleih a reihtæt én é abaty, hac é example e inspiras un devotion bras d'é ol vredér. Er brud ag é santeleah e hroas er choégein aveit bout Escob é Paris. Er gargue inourable-zé ne changeas a nitra é fæçon de vihuein. Gùélet oé bet attàu é pratiquein er benigen hac er mortefication. É dy e oé perpet carguet a beureuion de béré é chervigé de dad. Daibrein e ré attàu hilleih a nehai guet-ou doh é daul, hac eit màguein assamble ou horve hac ou inean, ean e hroé leine durant er prèd ul livre benac a zevotion. É Berdégueu e zouguas hilleih a fréh, hac ol er guér a Baris e changeas a face é bèr amsér: en disordreu e cessas, en divertissemanteu dihuennet e oé bet lausquet a costé, hac er béberion a bep sorte e effaças ou féhedeu dré ur benigen sincér.

Er Roué Childebert, péhani beta nezé nen doé quet bihuet avel ur gùir grechén, n'ellas quet dihuen doh en neih a berdégueu er Sant; hum gonvertissein e ras, ha forbannein e ras ag é balæs ol en disordreu e oé én-ou a guênt. Dré ma venné prenein madeu éternel dré er ré tamporel en doé étré é zeourne, n'hum gontanté quet a zenel convandeu; ean e gasé bobh sommen bras argand d'en Escob santel-

men eit soulagein er beurerion ; hac a pe gavé é dresolieu gouli, ean e hroé taicin é arganteri hac é orlemanteu royal, péré e oé én eor hac én argand. Ne siscontinuet quet a rein, e laré-ean de sant Germæn, en doé carguet a rannein é alézoneu ; én gorto-on é fournissou d'eign altàn providance en Eutru Doué ag ur vamen péhani ne yei jamæs de hesque.

Er Roué charitable-men, goudé ur hlinhuèd bras a béhani en en doé-ean gùelleit sant Germæn, e ras, dré hanàuedigueah vad, un donæson caër d'en ilis a Baris dré é lihéreu, sinet ag é zourne, é péré é lare : *En dén apostolique, hun tad Germæn, Escob a Baris, en dès disquet d'emb én é berdégueu penaus, durant ma vihuamb ar en doar, é teliamb perpet chongeal én nean ; recommandet en dès d'emb, é spécial, gobér paud a alézoneu ha quemér sourci ag en ilis ; ha reit en dès ean-memb d'emb en example a guemeut-cé. En Escob santel-men, é hout é oén chommet goal-glan é castel Celle, étal Melun, e zas d'em gùélet. Goudé en dout passet en nos é pedein aveit en, ean e astennas e zourne ar-n-en, hac a boén en en doé-ean me zouchet ma oén guellait. Aveit trugairéquat Doué ag ur grace quer particuliér en dès reit d'eign dré é servitour fidel, me ra de ilis Paris en doar a Celle, é péh léh en e mès receuet er yehaid.*

Er Roué-men e hroas ehué seuel ilis Sant-Huisant, hanhuet bermen Sant-Germæn, hac ur houvand caër édan goarnation en Escob santel, péhani e gargas er houvand-cé a venéh devot, de béré é ras aveit quetan Abad sant Droctové, é zisciple. Cheta azé er hommancemant ag un abaty quer brudet, hanhuet Sant-Germæn-dè-Pré.

Er fin, er Bugul santel-men, ouaidet a buar-uiguênd vlai, goudé en dout conduyet pêl-amsér é escobti ha labouret guet ur grèd hemb par aveit convertissein er béherion, e rantas é inean de Zoué er blai puemb cand huézec-ha-tri-uiguênd.

## RÉFLEXION.

Sant Germæn, én é youanequis, e oé ur hroaidur mad, ha neoah é vam n'ellé quet er souffrein. Er vugalé bihannan câret guet ou zad hac ou mam e zou liès er ré e vérite muihan ou haranté, hac ordinæremant er ré e ra dehai, guet en amzér, mui a goutantemant ; hac é contrel, er vugalé ispergnet ha cherisset e ra arlerh hilleih a zispligeadur d'ou hêrènt.

*Eile Réflexion.* Germæn, goal-drettet haé abandonnet guet ur vam dinatur, ha contraignet de gùittat, e laquas é gonfiance é Doué hac e zas de vout un Escob bras ha santel. Doué ne abandonne jamæs en hani e laqua é gonfiance énou; Doué e veille perpet ar é serviterion fidel.

---

## *En nàuvèd dé ar-n-uiguènd a vis Mai.*

## SANTÈS JULIE, GUÉRHIÈS HA MARTYRÈS.

ÈL ma venné Genseric, roué er Vandalèd, goudé bout deit de vout mæstre a Garthage, streàneín en hérési hac er schisme é peb canton ag en Afrique, ean e voutas en Escobèd ér mæs ag ou ilisieu, hac e hroas hilleih a vartyrèd. Er groagué hac er merhèd a galité e oé bet gùèrhet de varbadision, eit gobér mui a boén d'en noblance, ha laquat un affliction vras é quér.

É mesque er sclavèd inourable-zé hum gavas ur verh youancq, læn a vertuyeu, hanhuet Julie, péhani e oé bet gùèrhet d'ur marhadour payan, a Syrie, hanhuet Eusèbe. Andur e ras er poénieu ag hé sclavage guet hilleih a batiantæt hac a résignation, hac ér fin en hé doé memb joé a vout ér stad-cé a balamor de Jesus-Chrouist. Chervige e ré hé mæstre guet en ol sourci possible; ha deustou ma oé bet dessàuet én ur fæçon delicat ha m'hé doé bet hi-memb a vihan réral aveit hé chervige, hi e hroé el labourieu disprisaplan ag hé hargue guet hilleih a æzemant, er péh e ré de hanàouet é oé bras er peah intérior a béhani é jouissé. Er momandeu libre e chommé guet-hi, arlerh hé dout groeit aveit hé mæstre er péh e houlenné hé devér, e impléé é pedein Doué hac é leine livreu a zevotion. Yune e ré bamdé durant er subun, nameit d'er sul, ha gobér e ré hoah a bend-aral hilleih a vortefficationeu ruste ha calet. Hé mæstre ehué, deustou ma oé payan, hé hâré a gaus d'hé vertuyeu, ha, dré en arbèn a nehi, e respetté er religion a Greché-neah. Hé ingagein e ré ehué d'hum arbouillein muyoh ha d'hé dout mui a soign ag hé horve eit n'hé doé; mæs caër en doé gobér, hi e oé aitàu ruste én hé hevér hi-memb, ha soignus bras ag hé devérieu é andret hé mæstre.

Goulenne e ré liès guet Doué én hé fedenneu m'en devehé

bet accordet er grace dehi de rein hé bubé aveit-ou. En occasion-zé, e horté guet hirreah, e arrihuas anfin. Arlerh hé dout passet mar-a-vlai é Syrie, hé mæstre, péhani e hroé ur hommerce bras guet er marhadoureahen pihuicquan ag er sàu-heaul, péré e zégassé é France, e oé bet obliget d'hum ambarquein aveit donnet é Provance, hac e hroas er chonge de zégasse Julie guet-ou. A pe oé arrihue el lestre én inisen a Gorze, ind e zoaras inou; Eusèbe hum joéntas doh en dud ag er vro-cé, péré e hroé nezé ur gouil én inour d'ou douééd. Julie, ag hé su, durant en amzér-zé, hum zalhé pèl doh-t-hai, eit ne vehé quet bet lodêc ér sacreficeu e hroènt, ha ne ellas quet memb hum virèt a huannadein é publique ar folleah er bayanèd-cé. Félix, goarnour ag en inizen, e houyas, quênt pêl goudé, é condanné Julie ou cérémonieu, ha rac-cé é houlennas guet er marhadour-hont pihue e oé er voès-cé en doé en hardéhtæt de gonze ér fæçon ma conzé inep d'ou douééd. Eusèbe e laras dehou é oé ur grechénès e oé, de béhani nen doé jamæs guellet gobér changein a religion; mæs en hi havé a hend-aral, fidel d'hé devér, hac èl-cé nen devehé bet ehué jamæs vennet hum zizobér a nehi.

Félix e vennas neoah en dout-hi guet-ou, hac e guenniguas dehou eit-hi puar ag er ré huellan ag é sclavèd. Ol hou maden, emé Eusèbe, n'ellehènt quet talhuein er péh e talhue; m'hum zizobérehé ag er péh e gâran muihan, ag er péh e mès préciussan, aveit bé goarne. Félix n'hum goutantas quet a guement-cé; ean e bedas Eusèbe de zonnet de bredein guet-ou, hac e ordrénas er meahuein. Nezé pe huélas é oé cousquet, ean e hroas monnet de glasque Julie, hac e laras dehi penaus, mar venné gobér ur sacrefice d'en douééd, en hum gargué a hobér hé laquat é liberté. Julie e refusas dehou er péh e houlenné guet-hi, én ul larèt: nen d'on quet sclavès, mæs me zou libre, durant ma chervigean Jesus-Chrouist, ha ne verne petra e arrihuou guet-n-eign, ne brenein jamæs me liberté dré un desertereah a me religion. Er Goarnour barbar-cé, péhani hum gredé défouyet dré ur rescond quen hardéh, e hroas, ér memb momand, hé façadein guet rustoni: Julie e laras hoah nezé: mar en dès bet vennet me Salvér bout jottadet ha ma vehé bet scopet é creis é face, é ma un inour-é aveit ou bout goal-drettet ér fæçon-men, hac un dra juste-é ma vou groeit d'eign èl

ma hès bet groeit dehou ean-memb. Félix, goudé quemenécé, e hroas tennein hé bleàu, hac ér fin e ordrénas hé brouguein doh ur potance. Er venéh a inizen Gorgon e zas de glasque hé horve santel aveit en interrein. Didier, roué a Lombardi, er hassas goudé d'er guér a Vresse.

## RÉFLEXION.

Santès Julie en dès bet aboeisset perhuéh d'er péh e oé juste ha ræsonable édan mæstroni ur payan. Fideldæt er serviterion hac ou sourci de hobér ol er péh e zou ordrénet dehai, e zou ou hetan dévérieu. Er guellan moyand-é ehué hennéh eit-hai de vout càret guet er ré e chervigeant, ha d'ou dout guet Doué er græceu a béré en ou dès dobér eit hum santefiein én ou stad.

*Eile Réflexion.* Ur gùir devotion en doé santès Julie, p'en dé bet attàu er memb hac hemb en disterran changemant én ol circonstanceu ag hé buhé. Contant-é bet perpet a volanté santel en Eutru Doué; hac, é léh hum glêmme ag er malheurieu e zou bet couéhet ar nehi, hi hé dès ou sellet èl moyandeu a salvedigueah e ré Doué dehi. Ehué, dré m'en dé bet fidel dehou, hi hé dès cavet ehué guet-ou hé recompance, er gourôn a huérhiès hac a vartyrès.

---

## *En dregondvèd dé a vis Mai.*

## SANT ISAAC, ERMIT.

En Sant-men, guenédicg a Syrie, quentéh èl ma oé arribue én ouaid de hantein er bed, e hanàuas er vanité hac er fragilistæt a nehou. Er brud ag en ermitèd péré e gonduyé ur vuhé quer santel én Egypte, e ras dehou en hoant d'ou gùélet hac en desir d'hobér èl d'hai.

Goudé m'en doé gùélet hac admiret en dud extraordinærcé, er burhudeu-cé a benigen, ean e hedas unan a nehai d'er hemér eit é zisciple. En ermit, doh er gùélet quer youancq, é houlennas guet-ou petra e hroé dehou donnet d'en deserh, péh sorte ræson ha péh intantion en doé. Er ræson em degasse amen, e rescondas Isaac, e zou er memb ræson péhani en dès hou degasset hui-memb, me zad; téhein e ran é raug er bed, péhani e zou lan a zangérieu eit

me salvedigueah; ha donnet e ran d'en deserh aveit conserveiu m'innoçance. Gùir-é é ou youancq; mæs eit en dra-zé memb é pêllan doh er bed, é péh léh en hum golle er youancquis dré er goal-examplen. En tad er receuas neaé, én gorto a huélèt quênt-pêl é zsiciple é tonnet de vout é væstre ér vuhé spirituel.

Isaac, én effèd, e bourfitas quement én ur scôl quer mad, ma tas, é tri mis, de vout par d'er ré santellan ag en deserh. Tremeine e ré guet é dad spirituel en darne-muihan ag en dé hac ag en nos é hobér méditation ar er gùirionéeu bras ag hur religion, hac er reste ag en dé e ré d'el labour, hemb discontinuein é oræson; rac, én ul labourat, ean e hroé é peb momand acten a garanté Doué, ha dré er moyand-cé é oé perpet é galon guet é Grouéour.

Arlerh ma oé bet deu pé tri blai guet en ermit-cé, Doué e inspiras dehou hum dennein én un deserh rustoh, én é barticuliér. Bihuein e ras inou pêl-amsér avel un æl quêntoh èl avel un dén.

El m'en doé en ampeleur Valans, péhani e oé hérétique, hum laqueit de bersecutein er Grechénion catholique, beta divroein er santellan Escobèd ag ou amzér, er Sant-men e sortias ag é zeserh hac e yas de Constantinople eit secour er Grechénion hac ou brihuat ér fé. En Ampeleur e oé, én drebad-cé, ar er poênd de monnet ean-memb é pèn un armé vras de gombattal doh er Gothèd, péré e oé tud barbar hac e ravagé ol é stadeu. Isaac e laras dehou, guet ul liberté santel: de béh léh é falle d'oh-hui monnet, Prince? Disclæriet e hoès brézel de Zoué, ha hui e chonge donnet de bèn a feahein er barbarèd? Nen dé quet Doué én tu guet-n-oh, rac ma hoès hum revoltet inemb dehou; Doué-é en dès laqueit er Gothèd d'hum revoltein inemb d'oh, rac ma hoès boutet ér mæz a ou escobtyeu en Escobèd santel-hont péré e labouré guet ur grèd berhuidant aveit é hloër ha gloër en Ilis. Ma ne brezet quet gobér attantion ar er péh e laran d'oh a berh Doué, é tisclærian penaus en hou pou er malheur d'hum golle guet hou ç'armé.

En Ampeleur, én ur zisprisein en avis mad e ré dehou, e ordrénas en derhel ér prison bet é zistro ag er brézel, hac e laras dehou dré é golér: distroein e rein aveit gobér hou laquat d'er marhue avel ur faus profet.

Er Sant e oé bet laqueit ér prison, hac en Ampeleur e bartias aveit é valheur, rac lahet-oé bet ér hombat, hac é armé e oé bet distruget.

Quentéh èl ma tas en nebuétèd-cé ag en armé, é oé bet reit é liberté d'en dén santel, péhani e vennas distroein d'é ermitage; mæs en habitandèd a Gonstantinople er pedas de chomme guet-hai, hac e hroas seuel aveit-ou un ty ér mæz a guér. Én ty-cé ean e gonduyas, én drespet d'é ouaid bras, er memb trein a vuhé en doé conduyet én deserh, hac inou ean e varhuas, uset dré é vortefîcationeu, ardro er blai puar hand.

## RÉFLEXION.

En ermit santel-men e avertissas en Ampeleur ag er malheur a béhani é oé menacet, ma ne garezé reparein en droug en doé groeit hac hum gonvertissein; er Prince-zé e hroas goab ag en avis mad-cé e ré dehou er Sant, hac hum gollas malheurusemant. Péh regret ha péh quæ nen devou, durant un éternité, er prince malheurus-men d'en dout dispriset er græce dehuéhan-cé e ré Doué dehou! Péguement a dud e zou, allas! én ihuerne, rac m'ou dès bet dispriset un avis mad reit dehai a berh un tad pé ur vam, a berh ur mæstre, ur hovézour pé a berh ou bugul spirituel!

---

## *En unan ha tregond a vis Mai.*

## SANT LIBÉRAT, MÉDECINOUR.

LIBERAT, médecinour abil ag er guér a Garthage, dén a scùir mad ha læn a vertuyeu, e oé sellet èl tad er heurerion én amzér ag er bersécution e hroas d'er Grechénion Huméric, roué er Vandalèd, péhani e oé un hérétique ahurtet hac un tyrant quer cruel, ma hroas merhuel, dré er hruellan tourmanteu, open puar hand mil martyr.

Èl m'en doé en tyrant-cé ordrénet lemel ou bugalé guet er Grechénion catholique, eit gobér ou dessàu é mesque en hérétiquèd, Libérat en doé bet er glahar de huélet lemel guet-ou deu vab en doé péré e oé youancq-flam. É briéd, péhani e oé ur voès a vertu hac a gourage, doh er gùélet chiffet hac anquinet a guement-cé, e laras dehou: petra,

Libérat, ha vennein e rehoh-hui colle hou ç'inean dré er garanté e hoès aveit hou pugalé? Ne chonget mui bihannoh én-hai eit a pe ne vebènt bet biscoah ér bed : Jesus-Chrouist, a balamor de bébani en ou lammér guet-n-emb, en devou ean-memb soign a nehai; n'ou hleuet-hui deja é larèt a voéh ihuél : ni e zou crechénion? Libérat, é huélet courage é brièd, hum dranquillisas : chomme e ras é peah a sivout é vugalé, ha ne chongeas mui nameit ag hum breparein de verhuel aveit er fé.

Ur bèr amzér arlerh é oé bet laqueit en neu brièd santelmen ér prison. Separet-oènt bet en eile doh éguilé, hac aveit assai feahein ou hourage ne oé bet ispergnet nitra, na goal-drettemant, na trompereah memb. Laret-oé bet d'er voès en en doé hé friéd hum rantet de ordrénance er Roué, hac en en doé changet a religion. Quement-cé e hroas poén dehi, mæs n'hé laquas quet de golle courage : clasque e ras er moyand de gouze doh-t-ou, hac er havouet e ras. Larèt e ras dehou nezé én ur ouilein : ha possible e vehé ma vehoh bet malheurus assès eit renoncien d'hou Toué? Petra enta! aveit conservein ur vuhé quer fragil, ha hui e falle d'oh hum golle eit un éternité? Libérat, é huélet, dré hé houzeu, é oé bet trompet dré en hérétiquèd, e rescondas dehi : guélet e ran penaus anemisèd Jesus-Chrouist e zou bet fal assès aveit brudein en e mès renonciet d'er fé; mæs n'hou péet quet eune, nitra ne vou capable d'hobér d'eign changein a religion : sacrefiet hun nès peb-tra aveit en Eutru Doué, hur madeu, hur bugalé hac en ol æzemanteu ag er vuhé; damb de sinein guet hur goaid é ma Jesus-Chrouist guir Doué ha guir dén; én gorto-on é accordou d'emb er græce d'achibue quênt-pêl hur buhé dré er martyr. Èl-cé é oé bet disoleit trompereah en hérétiquèd, péhani nen doé cherviget dehai meit d'ou golein a véh.

En tyrant e ordrénas nezé ou divroein, ha larèt e rér en ou dès bet ou deu anduret goudé er martyr, querclous èl ou bugalé, er blai puar hand puar-ha-puar-niguênd.

## RÉFLEXION.

Sant Libérat e gâré bras é zeu vab; mæs er garanté en doé aveit Doué e oé hoah brassoh eit en hani en doé aveithai : guel e oé guet-ou bout separet doh é vugalé, colle é

vadeu hac é vuhé, eit gobér nitra contrel de lézen Doué. Cheto azé ur merche ag ur gùir garanté, ag ur garanté parfæt; mæs ha ni e elle é gùirioné credein en hun nès caranté doh Doué, ni péré ne falle d'emb souffrein nitra eit Doué, ni péré ne falle quet d'emb hum bassein, dré garanté doh-t-ou, a bligeadurieu trompus er bed, liès dangerus ha criminel memb?

Ret-é cârein Doué: ur huirioné-é e inspire d'emb en natur, ur huirioné-é e zisque d'emb hur ræson; er guetan-é hac er vrassan gourhemen e ra Doué d'emb. Hur hâret en dès a ol éternité, hac ur harguein e ra hoah é peb momant ag é zonæzoneu. Hac eau e oé ret, ô men Doué! goudé quement-cé, m'hou pehé commandet d'eign hou cârein? Ha ne oé assès er permettein d'eign? Neoah hui er permette hac en ordréne d'eign. Me ingagein, me houviein e ret d'hou cârein dré recompanceu éternel; me menacein e ret a dourmanteu éternel, ma n'hou câran quet, ha hoah ne mès quet a garanté doh-oh! péh ur folleah!

Nen dé quet erhoalh larèt de Zoué, dré hur honzeu, penaus en er hâramb; ret-é discoein hur haranté dré hun œvreu; ha ni e selie bout perpet disposet ha preste de golle quement mad hun nès ér bed, hac er vuhé memb, quêntoh aveit colle é garanté. Hac honnéh-é en disposition ag hur halon-ni? Ha ma nen dé quet, péh ur malheur aveit omb! Er garanté e zou un donæzon a berh Doué, ret-é enta hé goulen guet grêd ha guet humilité.

Laramb avel sant Augustin, guet santimanteu a goutrition hac a hlahar: *Péh displigeadur e mès-mé, ô men Doué ha me Hrouéour! d'em bout beta bermen cáret quemént er bed hac en treu crouéet, ha d'em bout hou cáret-hui quer' bihan! Rai zéhuchat en e mès hou cáret, ô bráuité perpet ancién ha perpet nehué! rai bél-amzér en e mès hou ç'offancet, madeleah perpet digne de vout cáret, hac e mès neoah dispriset perpet, allas! Mæs, guet er secour a hou cræce, ne vanquein jamæs ag hou cárein, ag hou méléin, ag hou chervige.*



## *Er hetan dé a vis Méhéuein.*

## SANT RONAN, ESCOB.

SANT RONAN, guenédicg ag en Irlandre, e véritas, dré é verinyeu bras, receu en Urheu sacret, ha bout hanbuet Escob én é vro un nebedicg amsér arlerh. Èl ma oé læn a vadeleah hac a garanté doh é bobie, ha m'hum acquitté guet grèd hac hilleih a sourci ag en ol devérieu ag é gargue, é oé bet istimet hac inouret non-pas hemb quin én é escobti, mæs hoah én ol Irlandre. Mæs é humilité n'ellé quet souffrein en inourieu-zé e vezé rantet dehou é peb léh; hac a hènd-aral, èl m'hum santé douguet bras de bêllat doh er bed, aveit conduie én deserh ur vuhé humble ha mortefiet, hac eit hum rein ol d'er gontamplation, ean e gueméras ér fin er résolution de changein bro.

Hum ambarquein e ras aveit donnet é Bretagne, é péh léh é oé én gorto a vihuein hemb bout hanàuet. Doarein e ras é escobti Léon, hac hum dennein e ras én ul léh péhani e sougue hoah bermen é hanhue, de larèt-é, é Loc-Renan-er-fang. En doustér e gavé én é ermitage e oé quer bras; m'en-devehé achihuet inou é vuhé, que ne vé ma oé bet disoleit é santeleah dré er brud ag er miracleu bras e hroé é andret mar-a-ré clan, de béré ne ellé rein nitra quin meit er yehaid. Quentéh èl ma oé bet gouyet quement-cé, é oé bet bras er foul a dud e zé d'er havouet: er péh e hroas ma oé bet respettet hac inouret arré mui eit jamæs.

Er Sant, péhani ne glasqué nameit téh é raug en inourieu, hum dennas nezé én ur hoëd bras, puemb pé huéh leàu doh Brest, hanbuet Coëd-nevet. Seuel e ras inou un ermitage hac ur chapel vihan guet er secour e ras dehou un dén mad a siar er mæzeu, hac azé ean hum ras ol d'er gontamplation ag en treu ag en nean. Neoah ne refusé quet rein avisen mad de ol er ré e houlenné guet-ou. Paud a dud e yé d'er havouet aveit pourfitein ag é instructioneu santel, é spécial en dén en doé er secouret de seuel é ermitage, péhani hum bligé quement doh er bleuèt, ma yé liessan ma ellé d'er cheleuet, ha n'er huitté jamæs meit guet anquin, én drespet d'er péh e laré dehou é briéd, péhani ne oé quet

coutant a guement-cé. Er voès diræson-sé e yas memb mar-a-huéh betac ermitage er Sant aveit en insultein hac en an-julieïn. Souffrein e ré tout guet ur batiantæt capable d'hé disarmein ha d'hobér dehi hanàouet hé faute p'hé devehé bet un tamicg ræson. Er voès-cé ér fin e yas én ur golér quer bras énep d'er Sant, m'en accusas ag en treu horriplan, betac assurein é oé sorcér ha magicién. Neoah, èl ma huélé ne gredé quet en dud ræsonaplan er péh hé doé laret ag er Sant, hi hum avisas de laquat treu criminelloh hoah ar é gouste. Hi e gùéhas én ur houffre ur verhicg hé doé, ag en ouaid a buar pé puemb plai, hac hum glêmmas d'en ol a Ronan, én ul larèt é houyé en dén-cé hum changein a pe garé én ul lon, é oé-ean e oé er bley e sevoré el lonnèd e oé bet collet ér hartér; ha, dré m'en doé mui a gas doh-t-hi eit doh hanni aral, en en doé ehué hé rantet-hi malheurussoh hoah eit er réral, én ur sevorein hé merh. A pe huélas, goudé quement-cé, certæn merbèd èl d'hi é credein er péh e laré, hi e zas hoah de vout divergontoh; monnet e ras guet-hai de ermitage er Sant aveit goulen guet-ou hé merh dré griereabeu birrissus, hac a inou, attàu ér memb com-pagnoneah, de Guimpér eit hum durel doh treid er roué Grallon, hac er pedein d'hobér dehi justice a zivout Ronan, péhani en doé daibret hé merh ha groeit ag hé friéd ur sor-cér èl d'ou ean-memb.

Èl ma schillé hilleih a zareu é conse a guement-cé, Grallon hac en darne-muihan ag en duchentil ag é balæs hé hredas; ha, læn a zongér doh un torfæt quer bras, ean e hroas gal-huein Ronan, péhani e zas quentéh d'er havouet. Er Roué, hemb quemér er boén de sellet hac ean e oé gùir pé gueu er péh en doé cleuet inemb d'er Sant, e yas ean ehué é colér, hac e laras: deu gui furius e mès azé péré e hroei d'eign hanàouet hac ean e zou cablus en dén-cé; me venne ma veint lausquet é liberté, ha mar dé divlam, é santeleah en déli-vrou a nehai. Er chàs e yas d'hum durel ar Ronan aveit en devorein; mæs er Sant e sàuas é zourne, e hroas sine er groéz hac e laras: *me bède Doué d'hou ç'arreste.* Ér memb mo-mand, é léh gobér droug de Ronan, ind er cherissas; ha quement-cé e hroas d'er roué Grallon hanàouet é faute ha rein d'er Sant ol en amzér requis eit hum buennein; er péh e hroas, én ul larèt é mèn en en doé er fal voès-cé cubet hé

merh, hac én ur zisclærieín dirac en ol penaus ma oé marbue, rac n'ellé quet bé dout, él léh stréh ma oé, hé benal. Ol er péh en doé laret er Sant hum gavas de vout gùir, ha rac-cé é telié er vam dinatur-cé bout condannet d'er marbue; mæs Ronan n'hum goutantas quet ag hé fardonnein a galon, goulen e ras hoah græce aveit-hi, hac accordet-oé bet dehou.

Anfin er Sant-men e varhuas goudé en dout reit examplen bras a vertu ha groeit hilleih a viracleu én é vuhé, hac en Duguèd a Vretagne e hroas seuel én é inour un ilis gaër, é péhani é oé bet laqueit é relégueu. El lod muihan a nehai e oé bet casset goudé d'en ilis cathedral a Guimpér; mæs collet-ind bet durant er révolution.

## RÉFLEXION.

Sant Ronan e oé humble; biscoah ne glasquas én é vuhé nameit téh é raug en inourieu ha cuhein é vertuyeu; mæs ni, na dallet-omb-ni guet er vanité, ni péré e gâre quement hur gloër prope, hac e glasque lièt istim ha mêlation en dud betac én œvreu mad e hroamb. Péh ur folleah colle èl-cé aveit un nebedicg ahuél pé un tamicg moguêd er mérit hac er recompance ag hun œvreu gùellan!

*Eile Réflexion.* En humilité parfæt e hroa ma souffrér guet joé en anjulieu, en temallationeu hac er goal-gonzereaheu, avel m'en dès groeit er Sant-men hac ur foul aral. Ma n'hun nès quet erhoalh a vertu aveit ou souffrein guet joé, ret-é d'emb d'er bihannan bout humble assès aveit ou souffrein guet patiantæt. Mar rantamb enta anjuli eit anjuli, pé mar goarnamb ur haz segrèd én hur halon, é teliamb chongeal ha credein é omb bras d'en taul hac orgueillus.

Eit hum zisposein hac hum accouragein de souffrein guet patiantæt, guet peah, ha memb guet joé, en anjulieu e broér pé e larér d'emb, n'hun nès nameit considerein é mant ur remæd bras inemb d'hun orgueil; ha dré ma omb péherion, en ou méritamb mad, hac é teliamb passein dré-zé eit bout haval doh Jesus-Chrouist ha doh er Sænt.



*En eile dé a vis Méhéuein.*

## SANT POTHIN, Escob, SANTÈS BLANDIN, HAC OU HOMPAGNONEAH, MARTYRÈD.

En bayanèd, é amzér en ampeleur Marc-Aurel, forh digoutant a huélet er religion Catholique é cresquein a zé de zé, e guemèras er résolution d'hé dihourienneín aquerh, drès peb-tra ér bérieu a Vienne hac a Lyon, é France. Er goal-drettemanteu en doé bet er Grechénion ag er bartérieumen d'andur ag ou ferb, e zou scrihuet én ul lihér e gassas ré hac e oé bet teste ag ou souffranceu, d'er fidélèd ag en Asie hac a Phrygie. Chetu amen lod ag er péh e larènt él lihér-zé :

N'ellamb quet, em'ind-i, discoein d'oh é péh stad triste é omb, péh quer bras-é rage er bayanèd én hur hevér, na péh quer ruste-é er souffranceu e hroant d'er Sænt andur amen. N'hum goutantér quet ag hur forbannein ag hun tyér; n'ellér quet hoah hur souffrein ar er placenneu publique nac é léh erbet. Er ré a han-amb e oé courajussan de souffrein aveit er fé, e zou bet ehué er ré e zou bet choéget eit er martyr; mæs sellet ou dès bet, èl guet disprisance, en tourmanteu éabussan e zou bet groeit dehai andur; ridet ou dès bet memb én arben d'er souffranceu guet ur hourage péhani e ziscoé é credènt é gùirioné penaus ne oé comparage erbet étré misérieu er vuhé-men ha gloër er baraouis e oé preparet dehai.

Er boble-oé, én é vrassan counar, hum daulas ar nehai quetan tout, ou stleigeas dré er ruyeu, ou scoas a dauleu mein hac ou laquas ér prison bet que ne vehé bet arrihue er Goarnour a guér. Quentéh èl ma arrihuas é oènt bet degasset dirac-t-ou, hac èl m'ou doé disclæriet én é bresance penaus ma oènt ol crechénion, é oé bet groeit dehai souffrein tourmanteu quer cruel, ma sàuas unan ag er vredér é vuéh, guet truhé doh-t-hai, aveit dihuen ou haus; mæs er Goarnour e viras quentéh doh-t-ou a gonze, én ur houlenne guet-ou hac ean e oé crechén; hac èl m'en doé avouéet dehou é oé, en tyrant e hroas el laquat é mesque er vartyrèd, én ur rein dehou en hanhue a *Avocad er grechénion.*

Durant m'hum gavé lod ag er soudardèd-men de Jesus-

Chrouist coutant a souffrein aveit-ou; réral, sconlet é huélet en tourmanteu e oé hoah preparet dehai, e droas cain, ha bet e oé bet dêc a nehai péré e aisertas ou religion, er péh e hroas d'emb un anquin bras; mæs consolet-oemb bet goudé ag er hol-cé é huélet arreste a bep-tu martyrèd aral én ou léh.

Er ré en doé bet muihan d'andur a berh er Goarnour, a berh er soudardèd hac er boble, e oé bet en diacre Sanctus, guenédicg a Vienne, Maturus, Attal hac ur sclavès hanhuet Blandin, péhani, dré ma oé goane, é hroé d'emb creinnein eit-hi; hé mæstrès surtout e zougé bras guet eune n'hé devehé bet nac en nerh nac er hourage d'avouéein é oé crechénès; mæs, guet er secour a hræce Doué, er voès admirable-zé hum gavas ér stad de zefouyein en ol bourreàu'on péré en doé hé zourmantet a holeu-dé betac en nos. Ehué er ré-men hum avouéas ér fin feahet dré-z-hi, hac e aisclærias é oènt souéhet bras ma oé hoah é buhé arlerh hé dout quement souffret. En diacre Sanctus e anduras ehué tourmanteu estrange guet er vrassan patiantæt. Er bayanèd e oé én gorto, doh en tourmantein erhoalh, a hobér dehou prononcein ur guir benac ha ne vehé quet bet jaugeable eit ur hrechén; mæs soutén e ras ou zourmanteu guet quement a gourage, que ne vennas quet memb larèt péh hanhue en doé, a béh bro nac a béh stad e oé. De bep goulen e vezé groeit dehou, ean e rescondé perpet : me zou crechén. Er Goarnour hac er vourreàu'on n'ellènt mui derhel doh ou rage hac ou furi. Arlerh ou dout assaiet ol en tourmanteu cruellan, ind hum avisas de laquat direnneu arême rû-poah ar el léhieu tinerran ag é gorve; mæs er martyr-men ne arsàuas quet eit quement-cé a larèt attàu : me zou crechén. Quer goleit-oé ar er fin a boulieu, ma ellér larèt penaus ne oé quet mui haval doh un dén.

Goudé quement-cé é oé bet laqueit er Vartyrèd-men én ur bassefos tihoél, péhani e vlazé quement que ne badé dén én-on. Ehué hilleih a nehai, deustou memb n'ou doé quet bet paud de souffrein a hènd-aral, dré ma tènt a vout arrestet a nebué, e varhuas inou dré er vlas e santènt.

Én nombre ag er ré e souffras nesé er martyr é oé bet sant Pothin, Escob a Lyon. Un dén ancién e oé, ouaidet a open dêc vlai ha puar-uiguênd, quer goane ha quer clannus,

ma ellé a boén en dout é henal ; mæs er brassan desir en doé de verhuel eit Jesus-Chronist e gresqnas é nerh hac é gourage, hac haval-oé nen doé en Eutru Doué conservet é vuhé dehou, nameit eit m'en devehé bet ér fin hé sacrefiet aveitou. Stleiget-oé bet dirac er Goarnour eit bout interroget dré er ré principallan a guér hac er soudardèd ; ur foul a dud ag er boble en hélié, en huadé hac en anjolié guet quement a gounar èl pe vehé bet Jesus ean-memb e vehé bet. Èl ma houlennas er Goarnour guet-ou péh banhue en doé Doué er Grechénion, ne rescondas dehou nameit dré er honzeu-men : mar er méritet, emé Pothin, hui er gouyou un dé. Diar er honzeu-sé é oé bet tennet ag en eile tu d'éguilé, ha trettet guet er rustoni brassan. Er ré e oé toste dehou e ziscargué ar nehou en tauleu cruellan hemb respet erbet aveit é ouaid, hac er ré e oé pèl e daulé guet-ou ol er péh e gouéhé édan ou deourne, ha peb-unan a nehai e gredé en en devehé bet groeit ur faute bras é vanquein a insultein anemis ou donéèd. Pothin, péhani nen doé mui casi tam buhé, e oé bet casset d'er prison hac e varhuas inou en eile trenos.

Mal e oé anfin m'en devehé bet ehué er Vartyrèd santel aral receuet er gourôn ou doé gouniet dré ou hourage. Merchet-oé bet en dé é péhani é telié ou marhue chervigein de zivertissemant d'er boble ; hac a pe oé arrihue, é oé bet casset Maturus, Sanctus, Blandin hac Attal eit bout presantet d'el lonnèd. En neu a ré quetan e oé bet a nehué dispennet a daulen, ha lausquet goudé étré dènt cruel el lonnèd e oé inou doh ou gortos. Goudé quement-cé en ou doé bet hoah d'andur en ol tourmanteu e houlenné er boble, hac ér fin é oènt bet laqueit ar ur gadoër hoarne rû-poah guet en tan. Er fal vlas e santé ér momand-cé er ré e oé presant, é léh douçat ou rage, ne chervigeas meit de gresquein ou hounar ; ha neoah, durant en amzér-sé, en neu Vartyr ne arsàuènt a larèt é oènt crechénion. Anfin en neu Sant-men e oé bet dibennet, hac èl-cé é achihuas en divertissemant ag en dé-cé.

Blandin e oé bet staguet doh ur pilér eit bout dispennet dré el lonnèd ; mæs, èl ma oé bet ur certæn amzér inou hemb bout attaquet guet hanni a nehai, é oé bet distaguet ha casset d'er prison eit gortos ur hombat aral.

Attal e oé bet degasset arlerh : èl ma oé un dén youancq a galité, er boble e houlennas a voéh ibuél er bligeadur d'er

ghélet é soulfrein ; mæs ér momand ma oé preste er ré-men de ziscargue ar nehou ol er bouis ag ou holér, é oé bet gouyet é oé unan a sujité er Roménèd, ha rac-cé er Goarnour e hroas er hasse d'er prison, hac é tretant e scrihuas d'en Ampeleur aveit goulen guet-ou petra en doé d'hobér. Un nebedicg amzér arlerh é arrihuas rescond en Ampeleur, péhani e ordréné laquat d'er marhue ol er ré e zalhé doh ou hreden ha rein ou liberté d'er réral. Er Goarnour e zegassas a nehué er Vartyrèd dirac é dribunal hac ou interrogeas a ahuéh. Èl ma huélas é oènt attàu quer ferme èl a guênt én ou fé, ean e gondannas er ré e oé a sujité er Roménèd de vout dibennet hac ol er réral de vout dispennet dré el lonnèd.

Er sclavès Blandin hac un dén youancq hanhuet Ponticus e oé bet goarnet bet en dé dehuéhan. Ou deu é oènt bet teste, durant en déieu quênt, a varhue er Vartyrèd aral. Clasquet-oé bet ou laquat de sacrefiein d'en douéèd; mæs n'ou doé jamæs vennet er gobér. Ponticus e varhuas er hetan, ha ne chommé mui nameit Blandin. Fouettet-oé bet, dispennet-oé bet dré el lonnèd, ha laqueit d'azéein ar ur gadoër rû-poah guet en tan. Goudé quement-cé é oé bet gronnet én ur rouèd ha lausquet guet ur vuoh gouihue péhani hé sàuas én air ag en amzér hac hé goal-drettas é peb fæçon durant pêl-amzér; mæs hé fatiantæt én ol souffranceu-zé e oé bet quer bras, ma laquas souéhet er bayanèd ind-memb. Ér fin é oé bet dibennet.

## Réflexion.

En nerh hac er hourage en dès bet quel liès a Sænt, a bep stad hac a bep condition, e gondanne hur yeinnion. Petra e hroéhemb-ni pe houlennehé Doué guet-n-emb ma scùillehemb hur goaid aveit er fé, p'en d'omb quel lâche eit gobér en treu disterran memb e ordrenne d'emb. Chongeamb erhat!

---

*En drivèd dé a vis Méhéuein.*

## SANTÈS CLOTILDE, Rouannès a France.

Er Santès-men, merh de Chilperic, roué a Vourgogne, e oé sellet èl unan ag er Brincésèd parfættan ha santellan ag hé amzér. Clovis, roué a France, é cleuet conze ag hé

brauité, ag hé doustér, ag hé modesti hac a ol hé vertuyeu; e hoantas en dout-hi aveit priėd hac e hroas hé goulen. Clotilde ne gousantas quet aben, a gaus ne oé quet crechén er Roué; mæs er gobér e ras ér fin, dré ma promettas dehi hé lesel libre de hélie hé religion, ha rac ma oé én gorto ag er gounit de Zoué. Clovis e yas de receu er Brincès d'er guér a Soisson, é péh léh é oé bet groeit en æréd.

Er Rouannès santel ne dardas quet a gouse d'er Roué ag er huirioné hac ag en avantageu ag er religion a grecheneah, hac ehué ag en ingagein de renoncïein d'é faus douéèd. Clovis, péhani en doé hilleih a istim hac a respet aveit-hi, e cheleué a volanté vad ol er péh e laré dehou; discoein e ré memb mar-a-huéh bout touchet; mæs ne oé quet hoah arrihue en ær ag é gonversion. Cousantein e ras neoah guet-hi ma vehé bet badéet ou helan croaidur; mæs merhuel e ras quentéh arlerh m'en doé receuet er Vadiènt, er péh e hroas de Glovis larèt guet imur d'é briėd: nen dé marhue me hroaidur meit rac m'en dé bet badéet é hanhoe hou Toué, ha bihue e vehé hoah pe vehé bet laqueit édan protection men douéèd mé. Er Santès e anduras er rebreiche-zé guet patiantæt, én ur chongeal en en devehé bet en Eutru Doué queméret truhé doh-t-hi. Gobér e ras hoah èl quênt badéein en eile mab hé doé bet, péhani e chommas arré clan un nebedicg amzér arlerh. Eit er huéh-cé é coléras aquêrh er Roué; mæs Clotilde, læn a gonfiance é Doué, er pedas a greis hé halon eit hé hroaidur, péhani, dré ma oé bet cheleuet pedenneu é vam, e zas dré viracle de vout yah, er péh e zonças hilleih hé friėd.

Er Rouannès ne arsàué aitàu a boulen conversion er Roué, péhani hum rantas ér fin, ér fæçon-men: un dé ma oé Clovis ar er poënd d'en dout brézel doh er Flamandèd, ha ma oé preste de bartiein ean-memb é pèn é armé, er Rouannès e laras dehou é oé sûr ag er victoër, mar caresé hum adressein doh Doué en arméieu, Doué unique en nean hac en doar. Hum laquat e ras én bènt hemb gobér cals a gas a guement-cé; mæs é creis er hombat, én ur huélet é armé dismantet, ha doh hum gavouet ean-memb én dangér a gouéh étré deourne é anemisèd, ean e bède é zonéèd, péré n'er cheleuant quet. Nen dé quet mui possible dehou arreste é soudardèd; ha nezé, é creis é zisconfortance, é ta chonge

dehou ag er péh en doé laret dehou er Rouannès : ean e sàue é zeourne trema en nean hac e lare : *Mæstre souveren, a béhani en e mès cleuet seuel ha vantein er bouvoër drès hanù en doutèd e mès adoret beta bermen, pligèt guet-n-oh rein d'eign én dangér-men ur merche ag hou ç'ol-buissance : accordet d'eign er græce-zé, ha n'adorein mui birhuiquin nameit oh.*

Nen doé quet achihuet mad er honzeu-zé, ma santas é gourage é cresquein ; ha, guet ur gonfiance vras é Doué en Grechénion, ean e avanças ar é anemisèd guet un nebedicg soudardèd e oé chomet guet-ou, hac e hounias unan ag er victoërieu caërran e zou bet gouniet jamæs. Nezé ean hum daulas d'en doar él léh-bont memb ag er hombat, én ul larèt : *Salvér, nen dès quin Doué nameit oh, ha hui hemb quin e adorein de virhuiquin.* Ag en dé-cé é commanças hum zisposein de receu er Vadiènt, hac er receu e ras hemb tardein ér guér a Reims. Un nebedicg amzér goudé ean e hroas seuel é Paris un ilis gaër én inour d'en Apostolèd sant Pierre ha sant Paul, hanhuet bermen ilis Santès-Geneveu, ha batissein open mar-a-gouvand.

Santès Clotilde, arlerh marhue er Roué Clovis, hum dennas ér guér a Dour, é péh léh, occupet hemb quin a salvedigueah hé inean, é tougué habideu distér ha modeste, hac é passé hé ol amzér é pedein Doué hac é soulagein er beurerion.

Anfin, ouaidet a zéc vlai ha tri niguênd, goudé hé dout receuet hé Sacremanteu dehuéhan guet hilleih a zevotion, hi.e varhuas èl ma varhue er Sænt, er blai puemb cand puemb-ha-deu-niguênd.

## RÉFLEXION.

Ær Rouannès santel-men e gonvertissas er Roué hé friéd. Ur voès vertuus, emé Salomon, e zou un trezor hemb pris. Péh vad ne elle gobér ar sperèd hac ar galon ur priéd ur voès devot péhani e studie é imur hac hum gomporte guet avistet aveit bout deit mad guet-ou, acel-fin guellet goudé er gounit de Zoué!

*Eile Réflexion.* Mar e hoès ur gùir garanté doh hou quêrènt hac amièd, pourfitet ag er gonfiance ou dès én-oh aveit ou fourfit hac ou avantage spirituel ; secouret-ind d'ou dout amité ha græce en Eutru Doué. Hennéh-é er gùellan hac er haërran chervige e féhoh rantein dehai.

*Tairvèd Réflexion.* Er Rouannès vras-men hum goutanié a souguein, ér guér a Dour, habideu gluan, hac hé gusquemant e oé perpet distér ha modeste. O péguement é condanne en example-men vanité paud a verhèd hac a hroagué ag er bed!

A pe vé en inean goarnisset a vertuyeu, n'hum abusér quet de hoarpissein na de gampennein quement er horve.

---

## *Er bvarvèd dé a vis Méhuein.*

## SANTÈS NINNOC, GUÈRHIÈS.

BRÉCAN, roué a Gambri, péhani e zou bermen bro er Vretonnèd ag en Angletèr, en doé madeu bras, hac e hroé billeih a broveu d'en Eutru Doué, én ul larèt é venné dré guement-cé en trugairéquat ag er madeu en doé receuet guet-ou. Dimécin e ras d'ur Brincès a Irlandre, hanhuet Dinam, a béhani en en doé bet dêc mab, péré e zisprisas a galon-vad er bed, hac e choégeas en Eutru Doué eit ou fartage. Mar-a-unan ag é verhèd e hélias ehué exampleu mad ou bredér, ha drès er réral santès Kreine ha santès Mélari. Ninnoc, unan aral ag é verhèd, e oé bet badéet dré ur menah santel eit péhani en en doé Brécan billeih a garanté, ha péhani, dré ma tigouéhas dehou arribue én é balæs eit er gùélet d'en termén a gannedigueah er broaidur-men, e oé bet pedet dré er Roué de rein dehi er Sacremant a Vadiènt. Laqueit-oé bet goudé, aveit bout dessàuet, étré deourne Gurkantelu ha Güenargant é voès, péré e oé ind-memb câr d'er Roué dré alliance; ha chomme e ras guet-hai bet que ne oé arribue én ouaid a buarzêc vlai.

Distroein e ras nezé Ninnoc de balæs hé zad, ha cavouet e ras inou en occasion de gleuet liès instructioneu sant Germæn, Escob a Auxèr, péhani e berdégué en aviél ér vroboût én amzér-zé hac e ranté er yehaid de baud a ré clan. Er huérhiès youancq-men en doé ur bligeadur bras é tevise guet en Escob santel, hac é tisquein guet-ou er fæçon de avance ér vuhé spiritael. Sant Germæn, ag é du, e soigné a huellan ma ellé en inean sentus-men, e ré dehi peb dé er mâgadur ag er gùirionéeu e zisque d'emb en aviél, hac hé laquas d'hé dout doh Doué ur garanté gùir ha sincér.

Deviseu quer pourfitable e hroas de Ninnoc gobér er chonge de gùittat er bed ha d'hum denne én un deserh benac, eit hum occupein inou ag hé salvedigueah hemb quin. Paud a boén hé doé bet é laquat hé sod de gousantein de guement-cé. Groeit ou doé deja aguênt er sacrefice ag ou bugalé aral, péré en doé, ind ehué, hum gousacret de chervige en Eutru Doué. Gladus, ou merh couhan, péhani hé hunan e oé chommet ér bed, e oé diméet de sant Gundlé, roué ag er hreisté a vro er Vretonnèd ag en Angletèr : ean-é enta comprenein péguement é telié ou affligein er sacrefice debuéhan-men. Ou fé hac ou devotion e hroas dehai neoah rein ehué de Ninnoc er bermission de hélie hé intantion. Ambarquein e ras enta quênt pél arlerh é compagnoneah mar-a-Vélêg ha tud aral péré e vennas hum dennein guet-hi d'en deserh aveit donnet é Bretagne, ha doarein e ras toste d'en inizen a Hroé, én ul léh hanàuet a houdé dré en hanhue a Boulilfin. El léh-cé, péhani e zou bermen é escobti Guénèd, hac e oé nezé édan er homte a Gornouaille, en doé aveit Eutru Erech pé Riothime, péhani e oé bet goudé roué er Vretonnèd é Bretagne. Ninnoc e gassas lod ag er ré e oé deit guet-hi d'er saludein ag hé ferh, ha de larèt dehou é oé arribue. Erech, lean a joé é clenèt quement-cé, e drugairéquas en Eutru Doué, hac e hroas discoein d'er Santès un deserh e oé ér hreisté ag er hanton bro-cé, tosticg d'er mor, é péhani é ma hinihue en dé parrès Planhour. Hi e sàuas inou ur houvand é péhani é hroas, bet er fin ag hé buhé, hanàouet hé santeleah dré hilleih a viracleu. Batissein e ras ehué un ilis ha tyér separet aveit er serviterion-hont de Zoué péré en doé hé héliet d'inou.

Larein e rér penaus ma oé deja tri blai a houdé m'hum daulé guet grèd er Brincès santel-men d'er bratique a bep sorte vertuyeu én hé houvand, p'en das Erech de ganton Planhour de giboès. El m'en doé é giboessarion héliet a doste ur harhue, er heih lon-cé hum dennas aveit hum guhe én ilis ag er houvand, ha deustou ma oé gouihue dré natur, ean e yas d'hum durel doh treid er Santès e oé inou. Ne verne ehué péguement a herre en doé er chàs, ind e arrestas hemb credein antréein én ilis. Pe arribuas Erech inou, ean hum gavas forh souéhet ag ur burhud quer bras, ean e drugairéquas Doué, e bassas seih dé étal er servitourès san-

tel-zé de Zoué, e broas dehi paud a zonæsonen, hac hum recommandas d'hé fedennen.

Ninnoc, soignussoh a zastume maden éternel eit ré er bed, e vihué ér beuranté ag en aviél, de béhani en en dès en Eutru Doué grateit ranteleah en nean. Eroch, deit goudé de vout Roué é Bretagne arlerh marhue Audren, é dad, ne vennas quet lezel er houvand-cé én un dibourvæance quer bras, hac e guemêras er résolution d'en argouvrein. Eit ma vehé bet assurettoh é zonæson, ean e assamblas en Escobèd hac en dud principallan a Vretagne, e ziscleriss dehai é intantion, hac e laras é venné rein d'er houvand-cé ol en doar a barræs Planhour hac ul léh aral hanhuet Tanguis, é péhani é oé un ilis én inour de santès Julitte. En donæsoncé e oé bet groeit é Planhour memb, er blai puar hand eih hac hantér-hand.

Santès Ninnoc e bassas er reste ag hé buhé él léh hé doé choéget eit chervige en Eutru Doué, ha larèt e rér é chommas inou eih vlai ha tregond. Ér fin, læn a vériteu, hi e achihuas hé buhé dré ur marhue précius dirac deulegad en Eutru Doué, ardro er blai puar hand huéh-ha-puar-uigoênd.

Hé houvand e oé bet goudé ur briolage staguet doh abaty er Groéz-Santel a Guimperlé. Ne gavér quet mui er restageu ag er houvand-cé; mæs discoein e rér hoah el léh é péhani é oé. Er guér é péhani en hom gavé e zou bras; hé hanhoein e rér binihue en dé Lannannec, ha bout e oé inou ur chapel é péhani é oé a ziaguênt bé ha reléguen er Santès.

## RÉFLEXION.

Guet a vad ne hroa conzeu Doué én un inean disposet mad! Ninnoc, hoah youancq ha pihuiecq, e gùitte guet courage palæs hé zad, aveit condnie én un deserh ur vuhé ruste ha calet, quentéh èl m'hé dès bet clenet a vêg sant Germæn er gùirionéeu ag er salvedigneah. Petra e zou caus m'en dé casi perpet er memb gùirionéeu-zé hemb effèd erbet aveit omb-ni, ha n'hul laquant d'hobér casi sacrefice erbet a volanté vad? Allas! er péh e zou caus a guement-cé e zou rac m'en dès el lod muihan ag en dud ou chonge hac ou halon guet er bed; ha chetu er péh e vire doh-t-hai a hobér, èl ma faut, réflexion ar gonzeu en Eutru Doué.

*Er buemvéd dé a vis Méhéuein.*

## SANT PAMFIL, BÉLÉG HA MARTYR.

SANT PAMFIL, guenédieg ag er guér a Véryte, e oé, èl mar verche er martyrologe romæn, un dén ag ur santeleah hac ag ur siance admirable. Nen doé hoah nameit tri pé puar blai ma oé souéhet é guèrènt é cleuét é gonzeu hac é rescondeu læn a spered; mæs souehettoh oent hoah é huélet é natur vad hac é inclination eurus eit er vertu. Monnet e ras d'er guér a Alexandrie de hober é studi. Ur sperèd quen digueor ha quel luêm, guet ur galon quer pur, ne ellé quet manquein a hobér ur pourfit bras; hac èl ma oé a hend-aral ag ur famille istimable, é oé bet ingaget de guemér ur gargue inourable; mæs en ol cargueu a béré é ellé bout én gorto ér bed, ne oènt quet capable de hounit é galon. Rai é hanàué pèll quen trompus-é en inourieu, ha péh quer fragil-é madeu en doar, eit m'en devehé bet hum staguet doh-t-hai.

Goudé en dout reit d'er beurerion en darne-muihan ag é vadeu, ean hum rantas Bélég, ha sellet-oé bet quentéh èl example ha scèir en dud a ilis: tremeine e ré é vahé én exercice continuel ag en ol vertuyeu; sourcius bras e oé de soulagein en dud peur hac er ré affliget dré é alésoneu querclous èl dré er chervige e ranté dehai a hend-aral, ha neoah, d'é chonge, é oé attàu en disterran servitour e oé bet biscoah.

Gobér e ras goudé, ér guér a Césaré ér Palestine, é zemourance, ha formein e ras inou ur bibliothèque carguet a livreu excellantan en Tadeu santel ag en Ilis, eit ma vehé bet æz d'en dud a ilis hum rantein abil hac hum laquat ér stad de gombattal en hérésieu.

Durant ma labouré guet ur grèd quer berhuidant aveit gloër en Autru Doué hac hani en Ilis, é commanças ur bersécution horrible inemb d'er Grechénion. Er Goarnour ag er Palestine, hanhuet Urbein, e hroas arreste er Santmen, hac hum chervigeas a bep sorte moyandeu aveit er hontraigneia de renoncieia d'er fé. Gobér e ras dehou promesseu caër ha menaceu terrible; mæs él ne chervigeas de nitra ol quement-cé, ean e ordrénas en tourmantein ha dispèn é gostéieu guet ivineu hoarne. Goudé m'en doé andu-

ret en tourmant cruel-zé, é oé bet casset d'er prison a beah en tyrant, péhani en doé en intantion d'er hondannein d'andur arré, tri pé puar de goudé, er memb tourmant; mæs èl m'en doé bet groeit en Ampeleur Maximin dibennein er goarnour Urbein, é oé bet laqueit én é léh Firmilien, péhani e oé d'er bihannan quer barbar èl er hetan, ha péhani n'hum bressas quet de achihue guet en dén santel-men, hac el lausquas deu vlai ér prison; providance en Eutru Doué e bermettas quement-cé aveit consolation mar-a-vartyr péré e ingageas hac e accourageas inon de verbuel eit er fé.

Anfin er Bélég santel-men, péhani, goudé en dout accouraget quement a vartyrèd, e oé bet condannet ean-memb de vout dibennet, ean e bresantas é hougue hac é bèn guet joé ha guet ur hourage extraordinær d'er bourreàu. É vartyr e arrihuas er blai tri haod nàu.

## RÉFLEXION.

A pe vehé diazéet mad er gùirionéen ag hur religion én hur haloneu, ne hroéhemb quet calz a gaz a vadeu er bed. Nen dès nameit en ineaneu staguet doh en doar hac hum lausque de vout trompet guet-hai. Ur galon pur e hanàue hac e remerque forh-æz péh quen distér ha péh quen trompus-ind. Sant Pamfil e oé rai aviset aveit clasque é eurustet é treu quer fragil. Ne zesiré nameit un éternité eurus, ha ne chongé meit a hélie lézen hac aviseu santel en aviél. É léh clasque madeu nen doé quet, ean e bartagé étré er beurerion er ré en doé: ne labouré nameit aveit hum rantein Sant, én ur rein aveit gloër en Eutru Doué hac aveit salvedigueah é nessan, é ol amzér hac é vuhé. Na dishavallet-é hur santimanteu-ni doh ré er Sænt!

---

## *En huéhvèd dé a vis Méhéuein.*

### SANT NORBERT, ARHESCOB.

NORBERT, mab d'un Eutru bras ag en Allemagne, e dremeinas darne ag é youancquis é palæs er Brincèd, é péh léh é hélias er bed hac é bligeadurieu doh hum gavouet perpet én ol divertissemanteu.

En amzér ne chongé hoah nameit ér bed, én ur monnet

un dé é boyage, é sàuas én un taul harnan bras ha luhet, hac é couéhas er gurun étal treid é varh, péhani e scontas hac en taulas ablad. Chomme e ras inou èl hantér-varhue durant toste d'un ær, hac a pe sàuas é laras guet ur galon anquinet : men Doué, petra e vennet-hui e hroein-mé? Ér memb momant é cleuas ur voéh péhani e laré dehou én dôn ag é galon : pêlleit doh en droug ha groeit er mad. Sellèt e ras quement-cé èl un avertissemant ag en nean, ha quemér e ras ar en ær er résolution de changein a vuhé. Pêllat e ras doh er saffar ag er bed, gobér e ras ur retræd, ha goudé en dout reit é ol madeu d'er beurerion, ean hum rantas Bélêg. É soutannen e oé groeit a grohen devèd ha nen doé meit ur gorden aveit ceintur. Goudé en dout conduyet ér stad nehué-cé ur vuhé ruste ha mortefiet bras, é has de berdègue er benigen ér provinceu a Languedoc, a Guienne, a Orléan, a Liège hac a Vrabant, én ur hobér é peb léh conversioneu bras ha burhudus.

Doué, péhani en doé choéget er Sant-men aveit bout er fondatour ag un Urh nehué, er honduyas d'un deserh hanhuet Prémontré, én escobti a Laon. Inou é instituas un Urh nehué a Chanoénèd-menéh, hac en en doé bet er gonsolation de huélet é cresquein bamdé nombre ha grèd er venéh-cé.

Él ma oé bet laqueit goudé de vout Arhescob é Magdebourg, ne changeas nitra én é fæçon de vihuein. Attàu é oé quen humble, quer peur ha quer mortefiet avel ma oé aguênt. Disclærieín e ras ur brézel continuel d'er vinceu, ha dougue e ras é boble d'en devotion ha d'er vertu. Arlerh en dout, a hend-aral, rantet paud a chervigeu d'en Ilis, ean e varhuas, èl ma varhue er ré juste, er blai uinêc cand puar-ha-tregond, d'en ouaid a dri blai ha hantér-hand.

Representein e rér perpet er Sant-men guet ur ciboër sacret én é zourne, aveit discoein en devotion hac er garanté en doé aveit Jesus-Chrouist ér Sacremant adorable ag en Autær.

## *Aviseu spirituel sant Norbert.*

1. É palæs er Roué ne mès jamæs hum gavet coutant, hac ér houvand ne mès cavet jamæs displigeadur erbet.

2. Bet-on é palæs er Brincèd, bet-on én deserh hac ér houvand, bet-on ér harguen inourable ag en Ilis, ha disquet

e mès é peb lèh penaus pen dès nitra gùel, nitra douçoh aveit bout ól de Zoué hac er chervigein erbat.

3. É creis er mortefications é hès ur vamen, ur reviér a bligeadurieu hac a goulantemanteu eit er ré e houér ou zanhoat.

4. En ol madeu ag er bed ne talant quet er peah nac en dranquillité ag ur gouciance vad.

RÉFLEXION.

Doué hum chervigeas ag un dra scontus, ag un taul gurun aveit gobér de Norbert antréein én-ou é hunan hac hum gonvertiseein; ha Norbert e bourfitas ag en avertissemant-cé e ré Doué dehou.

Péguement ag er ré memb péré e gonduie ur vuhé fal ha libertin, e vehé Sænt bras, pe garehènt pourfitein a gand accidant e arrihue ér bed, ha péré e zou quer capable d'ou dihoustein ha d'ou distague doh er bed, ha d'hobér dehai labourat aveit ou salvedigueah. Un accidant triste péhani e arrihue guet-n-emb, pé e huélamb é arrihue guet er réral; ur marhue subit, par example, ur hlinhuèd, ur hol, un displigeadur, e zou ordinæremant, a berh providance en Eutru Doué, moyandeu a gonversion aveit omb. Eurus en hani e bourfite ag en avertissemant e réceu ag en neap!

---

*Er seihvèd dé a vis Méhèuein.*

## SANT MÉRIADEC, ESCOB A HUÉNÈD.

SANT MÉRIADEC e oé sàuet a dud inourable a Vretagne, p'en dé gùir é té a famille Conan-Mériadec, quetan roué ér Vretonnèd; mæs noah é ma brudettoh dré er santéleah ag é vuhé. É dud e hroas en instrugein a youancq flam; hac a nesé é sperèd poset ha parfæt, querclous èl er pourfit e denmas ag é studi, e hounias dehou quênt pél istim ha caranté en ol. É gomportemant divlam ha dishaval doh hani el lod muihan ag er vugalé ag é ouaid, e ras de gomprenein, dré avance, er santeleah e selié en dout un dé. Truhéus dré natur ha carantéus bras é quever en nessan, ean e huannadé hac e ouilé muyoh ar zrouguen er réral aveit ne hroé ar é ré ean-memb. Sant Hinguetén, Escob a Huénèd, én ur glevèt en ol vad e vezé laret a nehou, hac én un banàôuet ean-memb é vérit, e ras dehou en Urheu sacret.

A p'hum huélas Bélèg, ean e laquas poén de zonnet de vout santelloh hoah-eit ne oé quênt, én ur bratiquein, drès peb-tra, en humilité, er benigen hac er beuranté. Rein e ras d'er ré peur er madeu bras en doé lausquet é dad guetou én ur verhuel, hac ol er pourfit ag er harguen en doé én Ilis. Èl ma tougé er mêlationeu e vérité en œvreu-cé ag ur garanté quer bras, ean e güittas er bed aveit hum dennein én deserh. Gobér e ras é zemeurance ér barræs a Stival, én ul léh distro e oé inou, mil pas doh er hastel a Boody. Inou, ér vrassan peuranté dré é vad volanté, é yumé bamdé ar bara ha deur guet lezeuage; nen doé eit gusquemant nameit un habid peur, édan péhani é tougué perpet ur brouis-ran, nac aveit gulé nameit ur cilice ruste aral. N'hum goutanté quet a vêlein Doué seih gùéh én dé, èl er profæt David, ean hum daulé hoah liès é face doh en doar a hend-aral hac e bedé memb hemb cesse a sperèd hac a galon.

Goudé quement-cé n'ellér quet bout souéhet mar en dès obtenet guet Doué er gùélet eit er ré dal, er hleuet eit er ré bouar, er herhet eit er ré cam, er gonze eit er ré mud hac hilleih a hræceu aral eit er ré hum gavé én un dangér benac ar en doar pé ar er mor.

A pe varhuas sant Hinguetén, Escob a Huénèd, er Vèlean, en noblance hac er boble ag er guér-cé e houlennas Mériadec aveit Escob; mæs é humilité e viras doh-t-ou a gousantein de receu ur gargue quen inourable. Quentéh èl m'ou doé gouyet é refusé, ind e yas ind-memb én ur vanden, guet el lod muihan ag en Escobèd a Vretagne, de dennein er Sant ag é ermitage, hac er honduyas, én drespet dehou, de Huénèd. Gouniet ér fin dré zareu en ol, ean e ras é gousantemant. Eit bout-ean Escob ne vihannas a nitra é benigenneu; mæs caranténssoh hoah doh er beurerion, ean e gueméras ur sourci particuliér ag en intanvésèd, ag en orphelinèd hac a ol er ré miserable a hend-aral. Labourat e ras hemb scùéhein aveit salvedigueah er ré a béré é telié rescond de Zoué.

Uset rai abret dré é benigenneu hac é labourieu continuel, ean e yas de receu d'en nean er recompance a nehai ardro er blai huéh cand huéh-ha-tri-uiguênd, arlerh en dout receuet Corve ha Goaid adorable hur Salvér. Merhuel

e ras én ur brononcein er guirieu-men : *In manus tuas, Domine, commendo spiritum meum;* me laqua, men Doué, m'inean étré hou teourne.

É gorve santel e oé bet interret én ilis cathédral a Huénèd, é péh léh en hum broas miracleu ar é vé pêl-amzér goudé é varhue.

### RÉFLEXION.

Sant Mériadec, én deserh, pêl doh dangérieu er bed, e hroé ur benigen ruste ha calet hac e bedé hemb cesse en Eutru Doué; ha ni, é creis er gorruption ag er bed, deustou péh quen douguet-omb d'er péhèd, ne gâramb quet er benigen; deustou péh quer goane-omb, ne hanàuamb quet, haval-é, en dobér hun nès a bedein Doué hac a houlen secour guet-ou, a p'en dé gùir é omb attàu quer yein ha quen dihouste doh er beden. Doh hur buhé pamdiéc é ma æz jugein n'hum sourciamb quet calz a vout Sænt, pé é credamb nen dé quet requis d'emb hum geinein aveit gounit er baraouis : neoah Doué-é e lare d'emb ne arrihuehemb ér joéieu nameit doh hum balforcein ha dré hilleih a boénieu.

---

## *En eihvéd dé a vis Méhéuein.*

### SANT MÉDARD, Escob.

En Sant-men, sàuet ag ur famille forh-inourable a Salancy, é Picardi, en doé a vihannicg ur garanté tinér bras aveit er beurerion.

Chetu amen un example péhani e zisco splan er huirioné a guement-cé. Un dé m'en doé gùelet é Salancy un dén peur péhani e oé dal hac hantér-nuah, ean e ras dehou é sai; hac a pe oé bet goulennet guet-ou goudé petra en doé groeit a nehi, ean e rescondas en en doé bet quement a druhé doh misér er heih dal-hont, péhani e oé mambre de Jesus-Chrouist, ma oé bet impossible dehou hum virèt a rein dehou lod ag é husquemant. Èl ma oé bet carguet goudé a hoarne lonnèd é dad, er péh nen doé quet méh é hobér nezé bugalé en duchentil memb, ean hum bassé liès ag é viren aveit hé rein d'er ré e oé é nécessité.

Ur bligeadur bras en doé ehué ag en ouaid tinér-zé é

yuncin hac é hobér morteficationeu. Hac open es vertuyeu-cé, ean e gâré bras er beden hac er silance, ha chetu er péh en dès ean bet secouret mad de hoarne é innoçance hac ur burtent parfæt a gorve hac a galon.

Quentéh èl ma oé deit én oaid de sisquein é oé bet casset d'er scôl d'er guér a Vermand, ha laqueit étré deourne en Escob ag er guér-cé, péhani e oé bet quênt pêl souéhet é huélet é sispositioneu mad aveit avance én abiltæt hac é siance; mæs, drès peb tra, d'er houste ha d'er gréd en doé de bedein Doué, d'er moe a zareu e acùilité én é excelcieeu a zevotion, d'é aboeissance, d'er rustoni ag é vortefeationeu, ha d'en humilité extraordinær en doé.

Goudé en dout hum rantet Béleg, d'en oaid a dri blai hà tregond, ean e zas quentéh de vout example hac admiration en dud a iliz. Èl ma oé bet ceit cargue dehou goudé de bardègue en aviél ha d'instrugein er boble, ean er groas guet quement a fréh ma oé bet remorquet ur changemant bras é mesque er béherion ahurtettan-memb én ou fallanté. É vertuyeu hac é santeleah e hroas er choégein aveit Escob ag er guér a Vermand. Er Bugul santel-men e oé ér gargue nehué-cé sourcius bras de visitein é boble. En instrugein e ré guet ur gréd péhani-ne acùéhé jamæs, hac er honsolein e ré hilleih én ur rein pé én ur gasse er Sacremanteu de guement-hanni e houlenné pé e zesiré ou recen dré-z-ou.

Bet en doé bet en anquin de huélet é escobti ravaget dré en Hunnèd hac er Vandalèd; mæs quement-cé e oé bet aveit ou un occasion d'en dout pand a vérit dirac Doué; ha secour e ras hilleih é boble, eit péhani é oé un tad véritable én ou afflictioneu.

Èl ma oé er guér a Vermand exposet de vout pillet dré er barbarèd, ha ma té el lod muihan ag hé habitandèd de glasque ou assurance é léh aral, er Sant-men e zas d'hobér é zemeurance d'er guér a Noyon, péhani e oé bet nezé er guér principal ag é escobti. En hoant bras en doé de hounît ineaneu de Zoué e hroas dehou labourat guet hilleih a fatique aveit convertissein er bayanèd ag er hantou bro-cé; mæs en dud misérable-cé, é léh gout grat d'er Sant, ne glasquênt meit hum sizohér a nehou. Mar-a-huéh en ou doé vennet lemel é vuhé guet-ou; en anjulieín, er goal-drettein e rênt, ha stleiget ou doé-ean bet memb betac el léh preparet eit

el laquat d'er marhue ; mæs Doué, péhani e venné hum chervigein a nehou aveit ou honvertissein, ne bermettas quet m'ou devehé bet accomplisset ou intantion malheurus. Er Sant n'hum rebuttas quet deustou de ol quement-cé ; é gourage e gresquas memb guet é boénieu, ha doonet e ras de bèn a souçat hac a hounit er bayanéd-cé dré é zousiér, dré é batiantæt, dré é bersévérance, hac achihue e ras dré ou honvertissein ol d'er fé.

Anfin, carguet a bræceu en neau, ha læn a vériteu, oen e varhuas ardro er blai puemb cand puemb-ha-deu-uiguênd, ouaidet a open cand vlai.

## Réflexion.

En doustér e za de bèn a hounit er halonen calettan ha cruellan. Ol er Sænt en dès groeit un islím bras ag er vertumen hac en dès hi pratiquet é peb occasion, aveit quemér scùir ar Jesus-Chrouist, péhani e lare d'emb én aviél : *Disquet guet-n-eign penaus é on douce hac humble a galon.*

Aveit pratiquein guet æzance, é peb rancontre, ur vertu quer caër ha quen agréable de Zoué ha d'en dud, é ma ret istimein er réral hac hun zisprisein ni-memb.

---

*En nàuvèd dé a vis Méhéuein.*

## SANT PRIM HA SANT FÉLICIAN, Martyrèd.

En neu Vartyr-men, péré e oé bredér, e vihuas durant mar-a-vlai ér guér a Rome, é péh léh en hum accouragènt ou deu de bratiquein peb sorte œvreu mad. Rein e rènt d'er beurerion ol er péh ou doé ; passein e rènt liès en dé hac en noz ér prisonnieu aveit chervige er grechénion e oé énhai, ha credein e rènt memb hum ziscoein él léhieu é péré é vezé tourmantet ha laqueit d'er marhue er fidelèd. Dougnein e rènt, dré ou honzeu, de zerhel mad bet er fin er ré e hroé profession a fé dirac en tyrantèd, hac assai e rènt gounit a nehué d'er religion a grecheneah er ré en doé bet er malheur d'hé delezel. Discoein e rènt ehué ér memb amzér bout guir serviterion de Jesus-Chrouist, aveit obtenein, dré é vériteu, ou salvedigneah éternel. Deustou péh quer pêl en oe douguas er grèd carantéus ou doé, ind e achappas neoah

doh hilleih a bersécutioneu cruel. Forh ancién e oènt a pe bligeas guet Doué ou galhuein de receu er gourôn a vartyr.

Dré m'en doé er bayanèd goulennet a voéh ihuél ou marhue, Dioclétien ha Maximien-Hercul e ordrénas ou arreste hac ou laquat ér prison. En tyrantèd-cé e gonzas doh-t-hai goudé guet colér, én ul larèt : chonget, em'ind-i, penaus nen dès eit oh nameit tourmanteu ag er ré vrassan mar manquet a monnet aben d'adorein hun douéèd. En neu Sant e rescondas é oènt ér résolution de rein ou goaid hac ou buhé aveit er fé, ha rac-cé é oènt bet foëttet én ur fæçon cruel.

Conduyet-oènt bet goudé, rangennet mad, d'er guéricg a Nomanto, toste de Rome, eit m'en devehé bet er juge Promotus groeit ou funissein guet muyoh hoah a rustoni. Durant ma oènt ér prison un Æl ou honsolas, hac ér memb momand ind bum gavas délivret ag ou rangenneu ; er péh e hroas dehai larèt nesé : mêlet ha beniguet revehet, ô Tad a visericorde ha Doué a bep sorte consolation! d'hou pout vennet conservein hou serviterion ha torrein ou rangenneu, avel ma hoès bet groeit gùéharal é quevér sant Pierre : a pe hoès reit d'emb er memb græce, reit d'emb ehué er memb courage én tourmanteu.

Er Juge, én gorto a sonnet æssoh de bèn a nehai a pe vehènt bet separet en eile doh éguilé, e ordrénas degasse dirac-t-ou Félician é hunan ; mæs èl ne ellé quet muyoh er gounit ér fæçon-zé, ean e hroas er foëttein guet crueldæt ; ha goudé en dout groeit er staguein dré é dreid ha dré é zivréh doh ur pilér, ean e gonzas a costé doh sant Prim, de béhani é laras : hou prér Félician en dès aboeisset d'en Ampeleur hac en dès receuet er pardon. Beah quen aviset èl d'ou, hac é receuehet ehoé hou ç'hani. Sant Prim e rescondas : aboeisset en dès d'en Ampeleur ag en nean, mæs non-pas d'en Ampeleur ag en doar : gout e ran peira en dès anduret ha guet péh courage en eo dès souffret, hac espérein e ran, dré secour Doué, ne vein quet bihannoh fidel na bihannoh courajus aveit-ou.

Er Juge e ordrénas exposein en neu vrér d'el lonnèd aveit bout devoret ; mæs el lonnèd-cé ne hroas nameit gourvé étal treid en neu Vartyr santel, hemb gobér droug dehai é fæçon erbet. Ur miracle quer bras e douchas caloneu hilleih a dud ; mæs en tyrant e chommas perpet obstinet hac e

broas dibennein en neu Sant. Ou martyr e arrihuas er blai deu gand hoéh-ha-puar-uiguênd.

### RÉFLEXION.

Doué en dès consolet hac accouraget en neu vrér santelmeu én ou zourmanteu. Hum ramb ol de Zoué, ha Doué e vou ol aveit omb. Sel-mui ma andurehemb a boén, ma vehemb affliget, ma vehemb abandonnet guet en dud, sel-mui a bræceu e accordou d'emb en Eutru Doué. Doué e zou un ami soignus ha perpet fidel, péhani ne abandonne jamæs er ré en hâre.

---

## *En décvêd dè a vis Méhuein.*

## SANTÈS MARGUERIT, ROUANNÈS A SCOSSE.

ER Santès-men, gùir example ha scùir er groagué hac en ol merhèd crechén, e oé douairannès d'Edmond, roué ag en Angletèr. Biscoah ne oé bet remerquet én ur Brincès youancq brassoh dispositioneu eit er vertu. N'hum bligé én hé youancquis nameit é pedein Doué hac é leine livreu a devotion, hac a p'hé devehé bet héliet hé inclination, en hé devehé bet chommet durant en dé ar hé deulin dirac er Sacremant adorable ag en Autær. Hé devotion eit er Huérhiès glorius Vari e oé ehué quer bras, m'hum gavé hé halon tinerreit é cleuèt hemb quin prononcein en hanhue a Vari.

Er gusquemanteu caër hac er vanitéeu guet péré é ma dallet en darne-muihan ag en dud youancq, n'ou doé jamæs pliget dehi. Er vertu oé e broé perpet hé haërran braguerís. A pe vezé laret dehi é oé rai zistér ha rai simple hé gusquemant aveit ur brincès èl d'hi, hi e rescondé quentéh penaus ur brincès crechén ne zelié quet hum zifforh doh er réral dré habideu caër ha pihuicq, mæs dré hé modesti ha parfection. Hé dout e ré ehué ag en ouaid-cé ur garanté quen tinér aveit er beurerion, ma oé splan hanàouet a vezé é vehé bet un dé én ou mam hac ou honsolation.

Er brud ag hé avisted hac a hé vertu e broas d'er Roué a Scosse hé goulen aveit pried, ha bras e oé bet é joé a pe houyas é vé Marguerit hé housantemant. Diméein e ras d'en ouaid a biar blai ar-n-uiguênd. Aveit-hi bout Rouannès

ne vihannas a nitra hé excelciceu a sevotión, ha biscoah ne vennas hum siscargue ar er réral ag er seign ag hé bugalé. Ou instrugein e ré hi-memb; disquein e ré dehai leine, ha memb en A B C, guet un doustér hac un attantion quer bras èl pe n'hé devehé bet nitra quin de rein sourci dehi. Laquat e ré, drès peb-tra, hé studi d'hobér dehai santein ha comprenein péh quer faus ha péh quen trompus-é inourieu ha vanitéeu en doar. Ehué oi hé bugalé e oé quen devot, ma vesé hanhuet er famille royal er famille crechéen.

Er Roué, lœn a istim eit hé sperèd hac avistet, ne gommaucé affær erbet a gonséquance hemb goulen avis guet-hi. Er Santès e bourfitas ag er gonfiance-sé en doé én-hi hé friéd aveit en ingagein de rantein justice vad én é ranteleah, de rein ordrénanceu eit gloër er religion, eit eurustet ha tranquillité er boble hac aveit arreste ur foul a sisordreu péré e oé cumun a bêl-amzér ér vro-cé. Gobér e ras reparein hilleih a ilisieu ha seuel mar-a-unan nehué, ha vennein e ré ma vehé bet caër ha précius ol er péh e chervigé eit en office divin. Batissein e ras guet ul larganté royal mar-a-hospital aveit soulagemant en dud peur, doh péré en hé doé bet durant hé buhé ur garanté hac un dinérdæt bras, doh ou hârein èl hé bugalé prope. Ehué er beurerion hé selié avel ou mam; ne sortié jamæs hemb ne vesé én dro dehi un nombre bras a nehai de béré é ré hi-memb hé alésoneu.

Bamdé, quênt hum laquat doh taul, é ré de saibrein de nàu croaidur peur ha de buar ar-n-uiguênd a ré vras, péré e chervigé hi-memb, ha jamæs ne vanqué a bratiquein én hospitalieu, én ur pèn benac ag en dé, en œvreu a charité, er ré capaplan de ziscar en orgueil, é andret en dud clan.

Quement a occupationeu différant ne virênt quet doh-t-hi a gleuèt bamdé dihue pé tair overen simple, hemb conze ag en hani e vesé cannet. Open quement-cé, hi e sàué perpet de greinoz hac e ré d'en ilis eit assistein ér matinéseu; larèt e ré ehué bamdé office passion hur Salvér hac office er Hanéhièn.

Èl ma hanàué, a bêl-quênt ma arrihuas, er momand ag hé marhue, hi hum zisposas de verhuel dré ur govésion general, hac e recebas ehué hé Sacremanteu dehuéhan guet un devotion haval doh er santeleah ag hé buhé. Merhuel e ras er blai mil trihéc-ha-puar-uiguênd.

Biscoah ne oé bet muyoh a guæ de Rouannès erbet. Bras e oé anquin peb-unan, hac é spécial hani er beurerion, péré e ouilé dehi èl d'ou mam prope.

### RÉFLEXION.

Ur Rouannès péhani en dès ar hé sperèd en tregasse ag ur ranteleah, e guemére er soign de instrugein hi-memb hé bugalé, ha de zisquein memb leine dehai. Péh sorte escus e gavou dirac Doué er mameu péré e lare n'ou dès quet a amzér d'ansaignein ou bugalé, ha péré n'ou dès quet soign ag ou hasse d'er scôl pé d'er hatechim? Revé en Apostol sant Paul, goah-ind aveit er bayanèd.

*Eile Réflexion.* Ur Brincès e zougue perpet ur gusquemant simple ha modeste. Péh sorte digaré e ellet-hui cavouet aveit escusein hou vanité pé hou tivodestis?

*Tairvèd Réflexion.* Ur Brincès youancq, læn a avistet, humble beta memb ar en trôn, perpet crechénès, perpet servitourès de Jesus-Chrouist, priéd læn a vertu, mam a example vad, Rouannès læn a vadeleah aveit en ol, ha carguet a drubé doh er ré beur: guet a réflexioneu ne ellamb-ni cavouet d'hobér én ur vuhé quer santel!

---

## *Æn uinécvèd dé a vis Mêhêuein.*

## SANT BERNABÉ, APOSTOL.

SANT BERNABÉ, a dribu Lévi, é huélet er miracle e hroas hur Salvér é andret un dén paralitique, pousset dré ur græce intérior, hum daulas d'en doar doh é dreid, doh er pedein d'er receu é mesque é Zisciplèd. Jesus-Chrouist er receuas, ha dré er choége eurus-cé, er barguas a bræceu bras. En Disciple fidel-men, quentéh goudé, e huerhas é ol madeu hac e laquas en argand a nehai étal treid en Apostolèd, doh ou fedein d'er rein d'er beurerion, eit ma vehé bet libre de hélie é Væstre divin ha de monnet ne verne é péh léh ma vehé bet ordrénet dehou.

Arlerh m'en doé er Sperèd-Santel dischennet ar en Apostolèd, Bernabé e bredéguas en aviél é Antioche; hac èl ma oé læn a bræceu er Sperèd-Santel, ean e hroas inou, é bèr amzér, conversioneu burhudus. Monnet e ras goudé, guet

en Apostol sant Paul, de bredègue er fé é Licaonie, é Pafos hac ér Pamfilie, hac ou deu ind e hroas ur mad hemb fin ér broïeu-cé. Goudé ma oé bet digouéhet dehai arribue ér guér a Listre, ind e hroas quement a vurhudeu inou, ma las er bayanèd, souéhet é huélet ou miracleu, d'ou hemér aveit douéèd; mæs en neu Apostol-men, touchet é huélet dalledigueah en dud peur-cé, e represantas dehai penaus é oènt ind ehué tud sujet d'er marhue èl d'hai; hac ind e guemèras a vazé occasion d'ou ingagein de gùitat ou superstitioneu ha d'hanàouet er gùir Doué, en Doué unique, Croueour en nean hac en doar.

Goudé ou dout distroeit d'Antioche, ind hum separas en eile doh éguilé. Sant Paul hum dennas trema en Asie ha sant Bernabé e yas de Chypre, é péh léh, dré é soustér quer capable de hounit er haloneu, é convertissas quentéh ol en inisen d'er fé a grecheneah. Er guér a Vilan hum hlorifie ehué ag hé dout bet sant Bernabé eit hé hetan Apostol.

Anfin er Juiffèd a Salamine hum revoltas inemb dehou, er stleigeas ér mæz a guér, ha goudé ou dout groeit dehou andur peb sorte tourmanteu, el lahas a dauleu mein, ardro dêc vlai ha tri uiguênd goudé donnedigueah hur Salvér.

É amzér en ampeleur Zénon, ardro er blai puar hand puemb-ha-puar-uiguênd, é oé bet cavet én ur hroh corve er Sant-men, hac ar é galon en aviél revé sant Maheu, péhani en doé bet ean-memb scribuet.

## RÉFLEXION.

Nen dès nameit Doué e elle mêlein er Sænt èl m'en dé deliet, a gaus nen dès meit-ou a guement en dès un hanàuedigueah parfæt ag ou vertuyeu hac a ou mériteu. Chetu amen er mêlation en dès groeit en Eutru Doué ean-memb a sant Bernabé, dré bloèn en aviélour sant Lucas: *un dén e oé læn ag er Sperèd-Santel.* Ne vêlér quet sant Bernabé a gaus d'é siance ha d'é abiltæt bras, nac aveit é galitéeu caër hac excélant; mæs a gaus d'é vertu, a balamor nen dès nameit er vertu hemb quin péhani e rante mab-dén digne de vout mêlet.

Sant Bernabé e oé læn ag er Sperèd-Santel, læn a sperèd Doué, péhani e zou ur sperèd a garanté, ur sperèd a beah, ur sperèd a gonsolation, ur sperèd a burtæt péhani hur

purifie; ur sperèd a humilité péhani e ra d'emb santimanteu izél a han-amb hun hunan; ur sperèd a aboeissance péhani e hroa d'emb pléguein hac hum rantein édan autorité er ré en dès de gommandein ar-n-amb.

Bout-zou tri sorte sperèd contrel de hani Doué: sperèd er bed, hani satan hac hani er hicg. Sperèd er bed e zougue d'er vanité ha d'en orgueil; sperèd satan e zougue d'er golér ha d'er vangeance; sperèd er hicg e zougue d'er pligeadurieu diréglet. Sellet péhani ag er speredeu-zé e héliet; sellet péhani a nehai-é hou conduie; hac hani Doué-é, pé quêntoh ne vehé hani satan, pé hani er bed hac er hicg?

O speredeu miliguet er bed, satan hac er hicg! caz e mès doh-oh, ha renoncïein e ran d'oh aveit hélie de virhuiquin græce hac inspiration er Sperèd-Santel.

---

## *En deuzécvèd dé a vis Méhéuein.*

## SANT YEHAN FACOND.

En Sant-men, guenédicg a Spagne, én amzér ne oé hoah meit ur hroaidur, e ras mercheu a hilleih a furnæz hac ag er santeleah e zelié en dout un dé; rac ag en ouaid-cé ean e hoayé gobér instructioneu hac èl perdégueu d'er vugalé arel aveit ou dougue d'er vertu, de gârein Doué ha d'er chervigein. Open quement-cé, a pe huélé un trous pé un dissantion benac sàuet étré-z-hai, ne vanqué quet ag ou accordein hac a ou laquat de vout amièd.

Goudé m'en doé groeit é studi, Escob Burgos, péhani en istimé hilleih hac er hàré bras a gaus d'é vertu, er groas chanoén ag é ilis; mæs un nebedicg amzér arlerh, ean e gùittas er benefice inourable-zé aveit pèllat doh er bed, ha ne hoarnas eit-ou meit ur chapel é péhani é laré bamdé en overen hac é perdégué d'er boble én ur fæçon admirable.

Én ur hlinhuèd bras en doé bet, ean e hroas rô de gonduie ur vuhé rustoh ha calettoh. Aveit accomplissein é bromesse, goudé en dout reit d'ur peur-queih dén er gùellan a zeu habid en doé, ean e yas d'ur houvand a urh sant Augustin. Receuet-oé bet inou guet joé, ha quentéh é oé bet souéhet en ol ménéh é huélet é aboeissance, é humilité hac é zevotion.

Én amsér-sé é sàuas ér guér a Salamanque ur revolte quer cruel ma hum labé en dud, ha ne vezé gùélet nameit er goaid é ridêc ar er placenneu ha dré er ruyeu. Er Sant-men ne ispergnas nitra aveit distannein er boble-cé, ha dré er bonzeu læn a zoustéz e laré dehai é particuliér, querclous èl dré en instructioneu e broé dehai é publique, ean e laquas er peah. Èl m'en doé bet, é creis er revolte, un dén malheurus clasquet lahein en dén santel-men guet un taul bah, é chommas é vréh ræt, hemb ne ellé hé hasse de du erbet, bet que nen das de houlen pardon guet er Sant.

Er servitour fidel-men de Zoué, én ur offrein er sacrefice ag en overen, en doé bet mar-a-huéh er gonsolation de huélet, guet é zeulegad prope, Jesus-Chrouist presant ér Sacremant ag en Autær. Open quement-cé, Doué e broas dehou mar-a-huéh hanàouet er santimanteu cuhettan a galoneu en dud hac e accordas dehou en donæzon a brofési.

Ér fin, goudé en dout disclæriet en dé é péhani é telié merhuel, hac arlerh en dout receuet é Sacremanteu dehuéhan guet un devotion extraordinær, ean e rantas é inean de Zoué. É viraclen bras e hroas d'er Pab Alexandre eihvèd er hanonizein er blai huézêc cand dêc-ha-puar-uiguênd.

## RÉFLEXION.

Sant Yehan Facond, én amzér ma oé hoah croaidur, e laqué peah étré er vugalé aral a pe sàué trous pé un dissansion benac étré-z-hai, hac ou laqué de vout amièd. Goudé quement-cé, ean e arrestas ur revolte cruel sàuet étré en habitandèd ag er guér a Salamanque. Ne hum goutantamb quet a vout ni-memb é peah guet hun nessan, labouramb hoah eit laquat er memb peah étré er réral, é spécial étré hun amision.

Eurus er ré e gâre er peah hac en tranquillité! *Eurus en dud a beah*, emé hor Salvér! *rac galhuet-veint bugalé de Zoué.*

---

*En drizécvèd dé a vis Méhéuein.*

# SANT ANTOÉN A BADOU, A URH S. FRANÇÆS.

En Sant-men, guenèdieg a Lisbon, ér Portugal, én ur huélet dégasse de Goïmbre corveu puemb menah a urh sant Françæs, péré e oé bet martyriset dré er barbarèd, hum

santas douguet hac inspiret d'antréein ér memb urh. Arlerh m'en doé groeit é noviciat guet paud a hrèd, en hirreah en doé de scùille ehué é ouaid eit Jesus-Chrouist e hroas dehou goulen er bermission de monnet de labourat aveit conversion er Sarrazinèd hac er Morianèd. Hum ambarquein e ras aveit monnet én Afrique; mæs en Eutru Doué, coutant ag er sacrefice ag é galon, e ségassas dehou ur hlinhuèd péhani en obligeas de sistroein d'en Europe, é péh léb é hroas ur mad hemb som. Gobér e ras missioneu él Limousin, ér Berry, é Sicile, é Rome hac é Padou; ha n'ellér quet larèt péguement a vad e hroas én ol léhieu é péré é predéguas. Eit larèt gùir, é viracleu bras e hroé hilleih a efféden mad ar er speredeu hac ar er haloneu, hac er secouré paud d'hobér quement a gonversioneu.

Étré hilleih a viracleu en dès bet groeit én é vuhé, é ma rapportet penaus, aveit feabein obstination un hérétique ahurtet, péhani ne venné quet adorein Jesus-Chrouist ér Sacremant ag en Autær, é obtenas guet Doué ma vehé bet deit ur mul, péhani e oé bet pél hemb tam bouit, de lezel er foên e oé bet laqueit dirac-t-ou aveit donnet d'hum durel d'en doar dirac er Sacremant. Un dra quer burhudus e gonvertissas en hérétique-cé hac un nombre bras aral. Ur huéh aral ma oé montet én ur gadoër aveit perdègue én ur guér étal er mor, péhani e oé carguet a hérétiquèd hac a dud libertin, hanni ne brezas chomme d'er cheleuèt. En dén santel-men, læn a fé hac a gonfiance é Doué, e yas ar vorden er mor, hac én ur gonze doh er pisquèd, ean e laras: a pe refuse en dud cheleuet conzeu Doué, deit, pisquedicguen crouéet guet Doué, deit, dré hou ç'aboeissance, d'hobér méh d'en dud dissènt hac impi-sé. Ér memb momand é oé bet gùélet er mor goleit a bisquèd. En dud e ridas aveit gùélet un dra quer souéhus, ha nezé er Sant e hroas ur perdègue cribue ha nerhus ar ol-buissance en Eutru Doué, ha, dré ur miracle quer splan, e gonvertissas ol er guér-cé.

Dimæ-é comprenein penaus en en dès guellet sant Antoén a Badou, péhani e varhuas d'en ouaid a huéh vlai ha tregond, gobér quement a labourieu èl en dès groeit én é vuhé: quement-cé e oé un effèd ag é garanté vras ha berbuidant eit Jesus-Chrouist, péhani e ras dehou ehué mar-a-verche ag ur garanté particuliér. Un dé é spécial é oé bet remerquet

er Sant-men én é gambre ar é zeolin, hac èl vagannet, é presance er mabig Jesus, péhani e apparissas dehou ér fæçon ma ellé bout guèlet.

Anfin, doh hum santein clan, goudé en dout receuet é Sacremanteu guet un devotion ordinær d'er Sænt én ou sen dehuéhan, ean e bassas ag er vuhé-men d'er repos éternel, er blai deuzêq cand unan-ha-tregond.

Deu vlai ha tregond goudé é varhue, en habitandèd a Badou e broas seuel é pelégueu aveit ou hasse d'un ilis gaër ou doé sàuet én é inour. A pe oé bet digueoret er bé é péhani é oènt, é oé bet cavet é déad, péhani en doé cherviget de gonvertissein quement a hérétiquèd hac a béherion, fresque-bihue ha rû avel er ros. Pedein e rér er Sant-men é mar-a-zobérieu, ha particuliéremant aveit cavouet en treu fariet.

RÉFLEXION.

Sant Antoén a Badou e varhuas youancq, d'en ouaid a huéh vlai ha tregond, ha neoah ean en dès groeit ur mad hemb fin durant é vuhé. A pe chervigér Doué guet grèd hac a pe ne gârér meit-ou, é avancér hilleih ér vertuyeu é bèr amzér, hac é rantér hilleih a bloër d'en Eutru Doué.

---

*Er buarzècoèd dé a vis Méhuein:*

SANTÈS FÉBRONI, GUÈRHIÈS HA MARTYRÈS.

BOUT e oé é Sybapolis, é Syrie, ur houvand merhèd péré, dré ou devotion hac ou buhé a benigen, e laqué souéhet er bayanèd ind-memb. Open hantér-hand léannès e oé inou, péré n'ou doé quin occupation meit a gannein, noz ha dé, mêlodi d'en Eutru Doué hac a gontamplein é vadeleah hac é viséricorde infini. Er Supériorès, hanhuet Brien, e oé respettable bras dré hé avistet, dré hé ouaid hac hé vertu. Hé dout e ré guet-hi un niès dehi hanhuet Févroni, péhani hé doé màguet ha disquet ér houvand ag en ouaid a dri blai. Févroni, goudé bout bet dessàuet én ul léh quer santel, ne vennas quet sortiein a inou, hac hum rantas himemb léannès ér houvand-cé, é péhani é vihuas én un homilité quer bras, én ur hurtæt hac én ur santeleah quen admirable, ma oé haval doh un æl ar en doar.

N'hé doé meit nandêc vlai pe zas en nehuétèd de Sybapolis penaus ma té d'inou er prefæt Lysimaque guet er juge Sélène, é yondre, guet un ordrénance terrible a berh en Ampeleor Dioclétien eit distrugein er Grechénion. En doairé-cé e laquas ur scont bras é mesque en ol. Peb-unan hum gubé pé e sortié a guér. En nébance bac en dristediguean e oé hoah brassoh é mesque el léannésèd. Un dra triste ha truhéus e oé guélet el léannésèd peur-cé ar er poënd d'hum separein, hemb gout é péh léh en ou devehé ellet monnet : ouilein hac hirvoudein e rènt; mæs ou brassan anquin e oé er hombat e santènt én ou halon étré en desir de rein ou buhé aveit er fé hac er scont ou doé a vout feabet dré en dougeance ag en tourmanteu.

Er Supériorès, péhani en doé ur hourage drès hé nerh hac hé ouaid, e zisclærias d'hé merhèd penaus ma lausqué guet-hai el liberté de sortiein ha de glasque ou sorté é léh aral; mæs penaus aveit-hi, é oé ér résolution de hortos er marhue én hé houvand, hac en hum gavé rai eurus, e laréhi, dré ma ellé achihue hé buhé dré er martyr. Er péh e hroa me ol boén, emé-hi hoah, e zou de hout petra vou a Fébroni. Petra vou a han-an, e rescondas quentéh er verh santel-men, guet ur voéh ferme ha courajus! me chommou amen édan protection me Friêd divin, ha ne zougean nitra. Groeit e mès de Jesus-Chrouist er sacrefice a me halon, ha gobér e ran hoah dehou hinihue er sacrefice a mem buhé : petra e ellan-mé desirein muyoh aveit scùilléin men goaid eit me Salvér adorable?

Er juge Sélène, péhani e oé un dén cruel, e hroas, én efféd, massacrein un nombre bras a grechénion; hac èl ma cleuas conze a Fébroni, ean e gassas soudardèd d'hé blasque, én gorto a hobér dehi changein a fé hac a religion, dré ma oé hoah youancq. Er Santès e oé bet queméret én hé houvand. Hé moêræb e laras nezé dehi : quêrhet, me merh, discoeit é oh gùir briêd de Jesus-Chrouist, ha reit d'eign er gonsolation, quênt ma varhuein, de ellein larèt en e mès un niès martyrès. Hé moêræb ne ellé quet derhel hé dareu; mæs Fébroni en doé ur visage perpet coutant, péhani e ré reih de hanàouet é jouissé ag ur peah bras én hé inean.

Quentéh èl ma oé bet presantet dirac er juge Sélène, ean

e houlennas guet-hi hac hi e oé libre pé sclavès.—Sclavès-ôn, e rescondas er Santès.—Ha pibue-é hou mæstre, emé Sélène?—Jesus-Chrouist, me Salvér ha men Doué, emé Fébroni, de béhani en e mès hum reit én amsér ma oèn hoah ér gavel.—Dommage-é m'hou pehé hum sodet a houdé quer pêl-amsér guet credenneu er Grechénion. Hum ziffariet hinihue; adoret en douéèd, hac ind e hroei hou ponheur. A hinihue memb hui e zei de vout me niès, én ur guemér aveit prièd Lysimaque, me nie, e huélet dirac oh, hac é vehet carguet a inour hac a vadeu. Revou lammet guet-hi hé rangenneu, e laras-ean hoah. Fébroni e laras nesé, guet un air poset hac hardéh, én ur serhel én hé deourne hé rangenneu e zougué guet quement a joé: mé hou pède, Eutru, ne lammet quet guet-n-eign er péh e hroa men gloër ha mem bonheur; hac aveit n'hou scòéhein quet dré hir gonzeu, hou pet chonge penaus ne gousantein jamæs d'er péh e houlennet guet-n-eign. Naren, jamæs n'adorein en diaulèd; ha ne gredet quet, rac ma on merh, é ellehet donnet de bèn a hobér d'eign changein a résolution dré hou menaceu na dré hou tourmanteu. Preste-on d'andur er poénieu calettan quêntoh eit renonciein de Jesus-Chrouist e mès queméret hemb quin de brièd aveit jamæs.

Sélène, læn a golér, é cleuèt er honzeu-zé, e hroas dispen a dauleu foéd corve er gueih Fébroni, péhani quênt pél goudé e oé bet ol goleit a houlieu. Ordrénein e ras arlerh ma vehé bet astennet ar ur grille hoarne ha losquet a nebedicgueu. Er bayanèd ind-memb, testæ ag en tourmant barbar-cé, e sistroé ou deulegad; mæs Fébroni ne hroé seblant erbet, ha nen doé a voéh meit aveit rein hé bennoh de Zoué, péhani en doé hé havet digne a souffrein aveit-ou. Læn e oé a joé é creis en tourmanteu e anduré; mæs hé hourage e achibuas laquat é colér en tyrant, péhani e hroas hoah torrein hé dènt ha dispen hé halon é creis é rage ha colér. Deustou de guement-cé, er verh santel-men ne gollas quet courage; hac ér fin, Sélène, aveit achibue, e hroas hé dibennein. Hé martyr e arribuas ardro huéh cand vlai goudé donnedigueah hur Salvér.

Er prefæt Lysimaque, péhani e oé un dén mad ha douce dré natur, gouniet é huélet er hourage en doé discoeit er Santès é creis hé zourmanteu, e zas d'hanàouet ha d'admi-

rein ol-buissance Doué er Grechénion. Gobér e ras quentéh cessein er bersécution : hum rantein e ras ean-memb crechén, ha paud aral e hélias é example.

## Réflexion.

Fébroni, gouniet dré exampleu mad hé moêræb ha ré el léannésèd aral, hum rantas léannès hi-memb. Er prefæt Lysimaque, touchet é huélet er hourage extraordinær ha surnaturel guet péhani é anduras santès Fébroni en tourmanteu cruellan aveit er fé, hum hroas ean ehué crechén, hac hilleih a bayanèd, é huélet conversion Lysimaque, e hélias é example. En example-men e hroa tri effèd différant ar hur sperèd hac ar hur halon. De guetan, ean e hroa d'emb cârein er mad e admiramb ér réral ; d'en eile, ean e hroa d'emb desirein bout haval doh er ré e admiramb ; d'en drivèd, èl ma carehé pehunan bout vertous, quenevé en diæzemanteu e chonge guet-ou e gavér én ur bratiquein er vertu, en example mad e za de lemel en ampêchemant-cé guet-ou, dré ma hroa d'emb gùélet nen dé quet quen diæz gobér er péh e hroa quement a réral hemb poén ha memb guet joé.

Quemér courage enta, me halon : er Sænt n'ou dès groeit nitra a guement ne ellès donnet de bèn a hobér guet er secour a hræce Doué, péhani ne vanque jamæs d'id.

---

*Er buemzêcvèd dé a vis Méhéuein.*

## SANT LADISLAS, Roué a Hongri.

En Prince-men, respettaploh dré é vertuyeu aveit dré é gourôn, en doé én é youancquis un avistet hac un devotion admirable. Gracius e oé é quevér en ol ha caranléus é andret er beurerion.

Quentéh èl ma oé bet couronnet ha ma vontas ar en trôn, ean e laquas poén de rantein eurus é ol sujité. Gobér e ras formein un assamblé general ag en dud a ilis, ag en noblance hac ag er boble, é péhani en ou doé groeit, én é bresance, ordrénanceu læn a avistet, aveit laquat ha goarne ur justice vad hac ur reihtæt bras én é ol stadeu.

Er Bohémianèd hac en Hunnèd, guet er greden en em doé Ladislas muyoh a zevotion eit a gourage, e zisclærias

brézel dehou, én gorto ag hum rantein mistre ag é ranteleah, pé d'er bihannan a zarne a nehi. Er Prince santel, goudé en dout assaiet en ol moyandeu a beah, hemb guellein donnet de bèn, e sàuas un armé; hac èl ma oé quer courajus èl ma oé santel, ean e hounias quel liès a victoër èl a gombat e ras. Er Roué-men, perpet humble ha dambonær arlerh é victoërieu, goudé en dout feahet é anemisèd, ou zrettas guet quement a zoustér hac a vadeleah, ma pourvæas memb dehai ol er péh ou doé dobér.

É balæs e oé réglet èl ur houvand; n'hum gontanté quet a hobér er yunieu ordrénet dré en Ilis, gobér e ré hoah hilleih aral; liès é tosté d'er Sacremanteu. É bresance hemb quin én ilis e zougué d'en devotion, hac e hroé de bep-unan én dout ur respet bras eit-ou. É excelciceu a zevotion hac er sourci ag en ol devérieu ag é stad e hroé é ol divertissemant. Bamdé é chelené ean-memb er ré ag é boble en doé dobér a gonze doh-t-ou a zivout ou affærieu, hac é ranté pront justice dehai. Trettein e ré en ol, bras ha bihan, guet quement a vadeleah, m'er sellé peb-unan avel é dad.

Gobér e ras seuel, én inour d'er Huérhiès Vari, un ilis forh caër, péhani e vou ur merche éternel ag é zevotion é quevér Mam Doué.

El m'en doé mar-a-Brince crechén groeit er chonge, dré houlen er Pab Urbein eile ag en hanhue, de monnet de zélivrein en doar santel a zan autorité ha mæstroni er Sarrazinèd, Ladislas, péhani hum gavé eurus de ellein impléein é vadeu, é yehaid hac é vuhé memb aveit feahein anemisèd brassan er Grechénion, hum breparas de barticin eit ur brézel quer santel; mæs Doué hum goutantas ag en disposition courajus ag é galon, ag é volanté vad, hac en tennas ag er bed-men aveit gobér dehou jouissein ag é bresance é ranteleah en nean. Merhuel e ras er blai mil puemsèc-ha-puar-uiguênd, d'en ouaid a buar blai hac hanter-haud.

RÉFLEXION.

Er Roué-men, goudé en dout gouniet er victoër ar é anemisèd, ou zrettas guet doustér ha madeleah, hac e bourvæas memb d'ou ol dobérieu. Penaus é trettet-hui hou ç'anemisèd, a pe huélet en é hoès en avantage ar nehai?

Hum feahein ni-memb, é vouguein er golér e sautamb é seuel én hur halon, e zou eit omb inouraploh eit hum vangein.

*Eile Réflexion.* Sant Ladislas hum breparé de monnet de bounit en doar santel; mæs Doué hum goutantas ag é volanté vad hac en tennas ag er bed-men aveit er recompancein én nean. Na brasset-é madeleah ha larganté en Eutru Doué, péhani e recompance non-pas hemb quin en œvreu mad, mæs memb volanté vad mab-dén! Ma ne ellet gobér treu bras aveit gloër en Eutru Doué, ne ellet-hui, d'er bihannan, hou pout ur volanté vad? Hou péet enta un desir bras ma vou câret, cherviget ha glorifiet en Eutru Doué dré bep-unan én é stad ha condition: goulennet er græce-zé aveit oh hac aveit er réral; pedet aveit conversion er béherion; goulennet er bersévérance eit er ré juste; pedet Doué d'inspirein d'er réral d'hobér er mad e zesiret; mæs péhani nen dé quet én hou pouvoér gobér; én ur gùir, reit ur merche benac ag er volanté vad e hoès.

---

## *En huézêcvèd dé a vis Méhêuein.*

## SANT QUÉRIC (PÉ CYR) HA SANTÈS JULITTE, MARTYRÈD.

SANTÈS JULITTE e oé ur voès youancq a Icône, inourable dré hé noblance, ha respettaploh hoah dré hé vertuyeu. Un attantion hac ur sourci bras e laqué aveit bihuein mad guet hé frièd, hac aveit goarne er peah én hé famille: hé occupation ordinær e oé veillein ar hé zyegueah eit laquat reihtæt é peb-tra. En voès-men, humble hemb randon, ha gusquet perpet revé hé hondition, mæs ér fæçon modestan, e ré d'er réral hilleih a respet hac a istim eit er vertu.

Peb-unan e oé souéhet d'hé avistet én hé honzeu ha d'hé doustér é quevér en ol. Hé fideldæt de haiein mad hé servitérion ha de bourvæein d'ou dobérieu, én ou yehaid hac én ou blinhuèd, ne oé quet en disterran ag hé vertuyeu. Hé haranté eit en dud peur hac affliget e hounié dehi caloneu en ol peurerion; én ur guir, goudé m'hé devezé hum acquittet ag hé ol excelciceu a zevotion hac a charité, hi hum laqué d'hobér perpet ul labour benac hemb chomme jamæs de boéz.

Doué, aveit purifiein ha parfættat hé vertu dré en afflictioneu, e lammas guet-hi hé frièd é creis é vrud. Bet hé doé ur mab hanhuet Quéric, pé Cyr, péhani nen doé hoah na-

meit tri blai a pe gommançàs en ampeleur Dioclétien persécutein er Grechénion. Julitte ne sesiré nameit en occasion de souffrein eit Jesus-Chrouist ; mæs er péh hé geiné e oé hé mab. Dougein e ré ne vehé bet lamet guet-hi ha ne vehé bet couéhet étré deourne er bayanèd : rac-cé hi e hroas er chonge de gùittat hé bro hac hé danoé, aveit assai goarne hé mab, hac hum dennas de Cilicie. Mæs er hartér-zé ne chommas quet pêl hemb santein en effèd ag er bersécution. Er goarnour Alexandre e yas d'inou aveit gobér hélie ordrénanceu en Ampeleur. Er Santès, én ur gomprenein reihmad é tosté en amzér eit-hi d'hobér er sacrefice ag hé buhé, e laquas hoah muyoh a sourci d'instrugein hé mab ha d'inspirein dehou santimanteu a grecheneah. Goulenne e ras guet Doué er græce nen devehé quet permettet ma vehé bet chommet hé mab ér bed ar hé lerh. Hé feden e oé bet cheleuet. Er Goarnour, pe houyas é oé Julitte crechénès, e hroas hé arrestein. Hum bresantein e ras dirac-t-ou guet hé mab étré hé divréh. Er Goarnour, doh hé güélet ferme ér fé, e ordrénas lemel hé mab guet-hi, ha gober dehi souffrein ar en ær un tourmant cruel. Hé hroaidur nezé e gommançàs crial ha gobér é bossible aveit lemel a dré divréh er ré en dalbé, hac aveit monnet de gavouet é vam, pébani e oé én ur stad truhéus. Er Juge, én ur huélet er hroaidur, pébani e oé bràu hac en doé ur spered drès é ouaid, e hroas en degasse dehou ar é dribunal aveit er cherissein hac el laquat de dàuein, mæs ean e grias hoah nezé crihuoh, én ul larèt perpet er gonze-men : *crechén-on*, *crechén-on*. Er Goarnour e gueméras, a gaus de guement-cé, ur golér quer bras doh-t-ou m'er heméras dré en troèd ha m'en taulas guet nerh ar bazenneu é dribunal, én ul larèt : *a p'en dous crechén, te varhuou guet ha vam.* Er hroaidur, én ur gouéhel, e vlessas horriblemant é bèn hac e varhuas én é oaid. En ol en doé dongér doh un action quer barbar ; mæs er Santès e ziscoas hé joé hac e drugairequas en Eutru Doué d'en dout couronnet hé mab én hé raug.

Er fin en tyrant, goudé en dout labet er mab, e hroas ehué dibennein er vam. Ou martyr e arrihuas ardro er blai tri hand puemb.

REFLEXION.

Santès Julitte en doé ur gùir garanté, hac ur garanté parfet aveit hé mab, doh er hàrein aveit en nean. Labourat

e ret hilleih, taden ha mameu, hac ur fallque bras e guemé-ret aveit rein chancheu mad d'hou pugalé; mæs er haërran héritage e leheoh rein debai, e zou ranteleah en nean. Hou pugalé e zou mui de Zoué eit d'oh-hui-memb: Doué-é en dès ind reit d'oh, èl un dra e zeliet rantein dehou; Doué en dès ind laqueit ér bed, drès peb-tra, aveit en hanàuein, er hâ-rein, er chervigein, ha méritein, dré er moyand-cé, bout eurus guet-ou un dé én é varaouis. Mar e hoès enta hoant d'hum acqùittein ag hou tevér, mar e hoès càranté Doué én hou calon, mar e hoès ur garanté véritable aveit hou pugalé, laqueit hou studi principal de zisquein dehai mélein ha càrein ou Hrouéour, ou Zad ag en nean, aveit ma elleint un dé jouissein ag é ranteleah éternel.

---

*Er seitécvèd dé a vis Méhéuein.*

## SANT AVIT, ABAD.

SANT AVIT e oé mab d'ul labourér doar, pèhani e chommé toste d'er guér a Orléan. É guèrènt, tud peur a vadeu er bed, mæs læn a zougeance Doué, e laquas poén aveit rein dehou un ansaignemant mad ha crechén. Er hroai-dur e bousfitas quement ag en instructioneu e oé bet reit dehou, ma oé é vrassan pligeadur pedein Doué, én ty, ér parqueu hac én ilis a pe ellé.

D'en ouaid a buemæe vlai é has de gavouet sant Maximin, pèhani e oé nezé Abad a gouvand Miscy, ul leàu ha hantér doh Orléan. Er supliein e ras, ma n'er havé quet çapable de vout menah, d'er receu d'er bihannan é calité a vehuel. Sant Maximin, é huelet en humilité hag en devotion gredus en doé, er recevas én nombre ag é venéh, ha quênt pêl é ha-nàuas en én doé receuet ur Sant. Er menah youancq-men e oé quen humble hac en doé ur simplicité quer bras, ma commanças darne ag é vredér de hobér goab a nehou, dré ma er hemérènt aveit un dén hemb sperèd. Er Sant ne hroé ehé erbet ag en dra-zé, hac e souffré tout guet joé.

Mæs hemb tardein ind e hanàuas é avisiet hac é vertu, hag en doé bet quement a istim aveit-ou, m'ou doé-ean choéget aveit bout ou Abad arlerh marhue sant Maximin. Refuse e ras a guelan er gargue-cé; mæs en Escob a Orléan hum

chervígeas a ol é autorité aveit en obligein d'hé receu, ha ret-oé bet dehou aboeissein.

Ol er venéh e admiras muyoh–mui bamdé mérit ha santeleah ou Abad nehué, hac é example e inspiras dehai ol er brassan gréd. Mæs er rang ibuél- zé e fatiqué é humilité. Sel-mui a inour e vezé rantet dehou, sel-mui é santé é cresquein én–ou en desir d'hum dennein én on deserh benac aveit conduie ur vuhé humble ha dishanàuet guet er bed. Hum dennein e ras én effed, é coh, én ur hoëd bras. Caër e oé er hlasque, ne oé bet anzàn erbet a nehou. Er brud ag é viracleu e oé bet er hetan doairé. Deu bautre youancq, péré e avanças dôn ér hoëd aveit clasque ou lonnèd, hum gavas de vout sorprenet dré en nos: unan a nehai, péhani e oé mud, dré m'en doé remerquet un tamicg splandér é creis er hoëd, e yas bet inou aveit allume ur flambêhue sapin péhani e chervigé dehou de holeu. Sant Avit e oé bet souéhet é huélet é creis en noz un dén youancq péhani ne gonzé meit dré gesteu; chongeal e ras é oé marcé ur scontail benac e oé pé un drompereah benac a berh er goal-sperèd. Goudé en dout goulennet guet Doué er græce d'hanàonet petra é oé, ean e hroas sine er groéz ar en dén youancq-cé, én ur ordrénein dehou larèt pihue e oé ha petra e glasqué inou d'en ær-zé. En dén youancq, én ur santein é dead é tilouyeín én on taol hac er gonze é tonnet dehou, hum daulas d'en doar doh treid er Sant aveit en trugairéquat; goudé quement-cé, ean e allumas é flambêhue sapin hac e gommanças galhúein é vrér. Hennen e chommas forh souéhet én ur gleuèt er galhuein dré é hanhue; mæs souéhettoh e oé bet hoah a pe gleuas é vrér mud é larèt dehou er miracle e oé arrihue.

Er brud ag er miracle–zé e droublas quênt pèl repos er Sant. Donnet e ré tud a bep tu d'er gùélet aveit pourfitein ag é aviseu mad hac ag é instructioneu santel.

Anfin, ouaidet a open tri–uiguênd vlai, ean e varhuas, avel ma varhue er Sænt, er blai puemb cand tregond. É gorve santel e oé bet casset de Orléan, hac interret inou guet hilleih a solannité. En inourein e rér ér guér-cé, é Paris hac é mar–a–léh aral.

## RÉFLEXION.

Er Sænt en dès bet pélleit attàu doh en inourieu. Adal ma

houyènt é oènt queméret eit tud santel én ul léh, ind e ridé én ul léh aral hac e glasqué bout ou hunan. Er ré humble, er ré péré e glasque pligein de Zoué hemb quin, e garehé cubein doh en dud ou vertuyeu hac œvreu mad. Petra enta e zelie chongeal ag ou vertu, e gredant e zou mad, er ré e gâre bout mêlet, approuvet hac istimet guet en dud? Péh un drompereah-é chongeal ne glasquér meit gloër en Eutru Doué, pe glasquér quement bout inouret! En hani e vanque a humilité, nen dès gùir vertu erbet. Péh ur folleah, colle er mérit ag en œvreu mad aveit ur voguêden a inour pé a hloër er bed!

---

## *En drihuéhvèd dé a vis Mêhêuein.*

## SANT ROMUALD, ABAD,

### FONDATOUR A URH ER HAMALDUL.

ROMUALD, sàuet ag en Duguèd a Ravenne, e hélias er bed hac é bligeadurieu bet en ouaid a uiguênd vlai.

Seuel e ras un dé disput étré é dad hac unan ag é guêrènt: ind hùm foêttas étré-z-hai én ul léh merchet, ha tad Romuald e lahas en aral. Romuald, péhani e oé presant, peinaus-benac ne oé quet bet caus nehou d'er fal affær-zé, hum santas quen touchet ma queméras er résolution de gùitlat er bed eit gobér penigen. Hum dennein e ras én deserh, étal un ermit devot. Inou é cavas en ol moyandeu e glasqué de bratiquein er benigen.

Bamdé é larènt assamble ou office, hac èl ma farié Romuald liès ér hommancemant, en ermit, eit er horrigein, e ré dehou sel-gùéh un taul, guet ur huialen vihan, doh costé é bèn. É zisciple, goudé en dout anduret pêl-amzér hemb larèt guir, er pedas un dé de scoein ar er hosté aral, dré ma collé, em'ean, er hleuet ér hosté-zé. En ermit, souéhet é huélet é batiantæt, en trettas goudé guet muyoh a zoustér, hac aben un herrad amzér er sellas èl é væstre ér vuhé spirituel.

Romuald e yas arlerh d'un deserh aral hanhuet Camaldolie, é péh léh en en doé bet quentéh billeih a zisciplèd. El ma oé cousquet un dé étal ur fetén, ean e huélas dré un huné ur squél a béhani ur pèn e oé ar en doar hac er pèn

aral e yé bet lein en nean, hac e huélas nesé menéh, gusquet é gùen, é vontein dré er squél-sé. Goudé en huné mystérius-cé, ean e ras d'é ziscipled un habid gùen guet réglen caër a vehé. Èl-cé é commanças en Urh a Gamaldul, péhani, a boudé eih cand vlai, en dès conservet é guetam intampi ha devotion, hac en dès reit d'en Ilis quement a Sænt.

Er Sant-men, én ur gleuèt penaus é dad, de béhani en on doé reit Doué er græce de gùittat er bed ha d'antréein én ur houvand, e oé ar er poënd de sortiein aveit retourne ér bed, e yas d'er havouet hac e gonzas quer mad ha quen a-propos doh-t-ou, m'er rantas ferme ér stad en doé queméret; ha bet en doé bet er gonsolation d'er gùélet é verhuel èl ur Sant.

É garanté eit Jesus-Chrouist e oé quer berhuidant, ma vezé cleuet liès én dé é larèt doh-t-ou é hunan: ô me Jesus, læn a soustér! ô Doué a me halon, me Salvér carantéus, doustér er Sænt, mél délicius en ineaneu pur, me Jesus douce ha mad, me ol hoant ha me ol desir!

Ér fin, ouaidet a huéh uiguênd vlai, ean e yas de receu én nean er recompance ag é boénieu ha labourieu, ardro er blai mil seih ar-n-uiguênd.

## *Aviseu spirituel sant Romuald.*

1. Buhé er Sænt e douche hac e feute me halon: goleit-on a gonfusion hac a véh a pe gonsideran er péh ou dès ind groeit, hac er péh e hroan mé-memb.

2. Pe garehès, Romuald, lezel græce Doué de labourat én ha ç'inean, petra ne hroêhès-té? Ha santimant prope e hé-liès, miserable, ha rac-cé é collès tout.

3. Na terriplet-é jugemant en Eutru Doué! Pêl-amsér e zou a boudé m'hum breparan de verhuel; ha sel-mui ma chongean, sel-mui, haval guet-n-eign, é on indigne a barissein dirac Doué.

4. Gùel-é souffrein guet mérit, é vout innoçand ha glan, eit souffrein dré é faute é vout cablus.

5. Bihuet e mès uiguênd vlai é creis er bed, ha cand vlai ér bouvand hac én deserh. Péh quer bèr-é bet er hand vlaimen, ha péh quen hir, péh quel læn a visérieu é bet en uiguênd vlai-cé!

6. A pe vanque en dud d'emb, Doué hur secour, ha gùel-é en dout Doué é unan eit cand ha cand mil dén.

### RÉFLEXION.

Er benigen vras hac er yunieu en dès groeit sant Romuald durant cand vlai, n'ou dès quet miret nen dès bihuet betac en ouaid a huéh uiguênd vlai. Goudé quement-cé, penaus é ellet-hui credein é vairret hou pahé én ur yunein er hoareis, én ur seuel un bantér-ær abrettoh, eit gobér a vitin hou tevér a grechén. Ah! na doucet-é impléein er vuhé é chervige Doué, péhani e houér bé honservein hac bé astèn a p'hé disprisér eit é hloër.

*Eile Réflexion.* Er Sant-men, goudé ur benigen a gand vlai e zougé jugemant Doué. Petra e rehemb-ni enta, ni péré en dès tremeinet quement a amzér ér péhèd, ha quer bihan ér benigen; ni péré n'hun nès quet commancet bihuein mad na chonget a verhuel ér stad vad?

---

*En nandêcvéd dé a vis Mêhêuein.*

## SANT GERVAIS HA SANT PROTAIS, BREDÉR, MARTYRÈD.

EN deu Sant-men e oé bredér ha bugalé de sant Vital, martyr, ha dè santès Valéri, martyrès.

Un tad hac ur vam quer santel n'ellènt quet manquein a rein d'ou bugalé un ansaignemant mad ha crechén; hac er vugalé-men e bourfitas hilleih ag er scôlage mad e oé bet reit dehai, hac ag en exampleu caër e huélènt dirac-t-hai.

Goudé marhue inourable ou zad hac ou mam, ind e zistribuas ou madeu bras d'er beurerion, hac e gondayas ou deu, én ou zy, ur vuhé cuhet ha mortefiet. Ne gonsènt nameit doh Doué: en oræson hac el lectur ag el livreu santel e oé ou occupation ordinær, ha tremeinet ou doé inou dèc vlai én ur vihuein quêntoh avel ælèd eit avel tud.

Dré ur vuhé quer pur ha quen devot, ind e obtenas guet Doué er græce e houlennènt bamdé, de scùille ou goaid aveit er fé. Astas, commandant a armé en Ampeleur, én ur dremeine dré er guér a Vilan, aveit monnet d'er brésel énep d'er Marcomanèd, e gleuas, guet ministrèd er faus douéèd, en en devehé collet er victoër ma ne hroé laquat d'er marhue Gervais ha Protais, anemisèd bras en douéèd ag er

ranteleah. Astas e hroas degasse en nem Sant dirac-t-ou. Ordrénein e ras dehai adorein er faus douééd, aveit m'en devehé bet gouniet er victoër. Sant Gervais e rescondas : Permettet d'eign, Eutru, em'ean, larèt d'oh penaus n'hum guemérer quet mad eit quement-cé : rac péh pouvoër en dès douééd groeit a vantal pé a goêd? Mar faille d'oh gounit er victoër, hum adresset doh Doué en arméieu, gùir Doué en ol ranteleaheu, Doué er Grechénion hac hou ç'hani, a p'en dé gùir nen dès quin Doué nameit-ou : ean hemb quin e elle rein er victoër, ha guet ou é hunan é teliet hé goulen. Astas e oé bet quer souéhet d'en discour-zé, que ne houyé petra larèt; mæs ministrèd en idolèd e hroas quement ar nehou, ma ordrénas foëttal er Sant; ha tourmantet-oé bet guet quement a rustoni, ma varhuas é creis en tourmant-cé. En tyrant e ordrénas goudé dibennein sant Protais, rac m'er gùèlé quer courajus ha quer ferme ér fé avel é vrér.

Ou horveu e chommas pêl-amzér cuhet hemb ne houyé dén é péh léh é oènt bet interret; mæs Doué e vennas gobér inourein é zeu servitour fidel, hac e bermettas m'ou devehé bet apparisset de sant Ambroès, Escob, ha m'ou devehé bet reit dehou de hanàouet el léh é pébani en en devehé bet cavet ou relégueu. En Escob santel e hroas toullein én doar, hac a p'en doé cavet ou relégueu, ean e hroas ou douguein, guet ur solannité vras, d'un ilis en doé groeit seuel a nehué, hac e zou hanhuet hinihue en dé ilis Sant-Ambroès. Er changemant-cé a léh d'er relégueu-men hum hroas er blai tri hand huéh ha-puar-uiguênd. Durant er préhécion, revé ma lare sant Ambroès én ul lihér d'é hoér santès Marcellin, un dén dal, hanhuet Sévèr, hac e oé hanàuet mad guet en ol é Milan, e receuas er gùélet.

### RÉFLEXION.

Un tad hac ur vam vertuus en dès ordinæremant bugalé vad ha devot. En tyegueaheu e vehé quênt pêl composet a Sænt hac a Santésèd, pe vehé perpet er penneu a nehai exampleu a santeleah. Tad ha mam sant Gervais ha sant Protais e zou deu Sant ha deu Vartyr : ou deu vab e zou deu Sant ha deu Vartyr aral. Ne vanque quet calz er vugalé a hélie en example e huélant dirac-t-hai, nac a réglein ou buhé doh er scôlage e vé reit dehai. Ne véemb quet souéhet

mar guélamb biniaue en dé bugalé péré en dès quer bihan a zevotion ha quement a zefauteu ; ne véemb quet souéhet mar dès quement a vugalé péré e hroa paud a chagrin hac a zispligeadur d'ou hêrènt. Péh sorte example ou dès ind guélet hac e huélant hoah bamdé dirac ou deulegad ? Un tad hemb devotion, pé martezé diréglet, hac ur vam péhani nen dé quet guèl grechénès, hac ind e zou exampleu ha scùirieu mad ? Péguement a vugalé, péré n'ou dès neoah, allas ! quin example ? Péh malheur nen dé quement-cé aveit er vugalé, ha péh malheur ne vou-ean aveit en tadeu ha mameu-zé !

---

*En uiguèndvéd dé a vis Méhéuein.*

## SANT LOEIS A GONZAGUE.

En Sant-men, quen digne de vout mélet dré en disprisance en dès groeit a inourieu er bed, èl dré en innoçance ag é vuhé, e oé mab d'er prince Ferdinand marquis a Châtillon, él Lombardie. Douguet bras e oé a vihannicg eit er vertu, hac é spécial eit er hurtæt. Ag en ouaid a seih vlai é oé réglet mad de larèt bamdé, ar é zeulin, office bihan er Huérhiès, er seih psalme a benigen ha paud a bedenneu aral. Er beden e oé é ol bligeadur. Nen doé hoah nameit eih vlai p'er hassas é dad, guet é vrér Rodolphe, de Florance, aveit gobér é studi. Loeis n'hum goutantas quet a avance é siance er bed, siance er Sænt e oé e glasqué drès peb-tra disquein inou. Cresquein e ras ehué inou é zevotion é quevér er Huérhiès glorius Vari, dré en arben ag ul livre ar er mystérieu ag er Rosær e leinas, hac ehué é istim eit er huerhtæt, péhani en dès bet goarnet guet quement a fideldæt, m'en dé bet durant é vuhé hemb santein revolte erbet ag er hicg. Ehué quer sourcius ha quen arrestet-oé ar en article-zé, que ne bermetté jamæs m'en devehé bet é vehuel a gambre er seconret memb de hum zihusquein. Sant Charle Borromé, én ur hassein é Châtillon, e oé bet souéhet bras d'en trezor a hræce e remerquas ér hroaidur eurus-men. Larèt e ras dehou gobér hemb tardein é guetan Communion, ha rein e ras dehou ar guement-cé mar-a-avis spirituel en doé bet er Prince youaucq sourci bras a laquat é pratique. Ne ellér quet laret guet péh devotion, guet péh grèd é re-

ceuas en ineau innoçand-men é Salvér aveit er huéh quetan. É face tanflammet, hae en dareu péré e ridé ag é zeulegad, e ré assès de hanàouet en nerh ag en tan divin péhani e oé én é galon. En devotion é quevér Jesus ér Sacremant ag en Autær e oé bet, durant é vuhé, é sevotion vras ha moihan càret, ha hamdé é passé hilleih a amsér doh troèd en autær. Peb suhun é hroé ur yune benac; liès é cousqué ar er halet, ha castiein e ré é gorve divlam guet qoement a rustoni, ma oé liès er blancheris ag é gambre rû guet é ouaid.

De drihuéh vlai ean hum rantas Jùistre, goudé en dout obtenet, guet hilleih a boén, cousantemant é dad, péhani e venné en derbel ér bed. A boén é oé antréet Gonzague én noviciat, ma oé bet selliet èl un example a barfection. Fidel hac apert e oé de virèt er réglenneu disterran; é brèd e oé quen ambraset, ma oé bet ret d'é supériorèd douçat en desir bras en doé d'hobér penigenneu ha mortefîcationeu. Ur galon quer pur ne gollé jamæs er gùél a Zoué; hac ebué, avonéein e ras d'é supérior, én ur rantein conte ag é gouciance, penaus ne gavé quet guet-ou é oé bet dibarfæt pé dichonge én é bedenneu, durant un *Ave Maria*, é huéh mis.

A pe chommas clan, ean e ziscoas ur joé bras, rac ma houyé é tosté é ær dehuéhan. Durant en tri dé dehuéhan ag é glinhuèd, ean e zalhas é groceß ar é galon, én ul larèt hemb cesse: mem brassan desir-é hum joéntein doh Jesus-Chrouist. D'er rieu a eihvèd er Sacremant, er blai puemzêc cand uinêc-ha-puar-uiguênd, ean e rantas, én un dranquillité vras, é sperèd eurus étré deourne é Grouéour, d'en ouaid a dri blai ar-n-uiguênd tri mis ha uinêc dé.

Er Pab Gregoër puemzêcvèd en disclærias eurus er blai huézêc cand unan-ar-n-uiguênd, hac er Pab Benæd trizêcvèd er hanonizas er blai seitêc cand seih-ar-n-uiguênd.

## RÉFLEXION.

Loeis a Gonzague e zou deit de vout ur Sant bras é bèramzér, dré en innoçance ag é vuhé ha dré é burtæt bras. Biscoah ne santas revolteu ér hicg, rac ma commanças abret castiein é gorve dré er yune ha dré vortefîcationeu continuel. É gorve neu tourmanté quet ha ne hroé brèzel erbet dehou; ha neoah ne arsàué quet ag er mortefiein. Hou ç'hani-hui ne arsàue ag hou tourmantein pé ag hou tantein, ha neoah ne

falle quet d'oh clevet conze a benigen. Chonget ha compre-net mad penaus ne elle quet chomme er burtæt é creis er pligeadurieu ; chonget penaus hemb er mortefiçationeu, ne ellet quet conservein hou ç'inean pur dirac deulegad en Eu-tru Doué ; chonget anfin ne vou nameit er ré en devou ur galon pur e huélou Doué én é hloër..

Sellet enta péh sorte résolution e hoès de guemér ar gue-ment-cé.

---

## *En unan-ar-n-uiguênd a vis Méhéuein.*

## SANT MÉEN, ABAD.

Er Sant-men, quer brudet dré é vertuyeu, dré é vira-cleu, dré er houvandeu e hroas seuel, ha dré er foul a dud e yé, nen dès quet hoah quer pêl-amzér, d'é vé, e oé sàuet ag en Angletèr. É dad, péhani e oé ag ur famille inourable, hac e vihué èl ur gùir grechén, e gueméras hilleih a boén aveit en dessàu erhat hac en douguein, drès peb-tra, de bratiquein er vertuyeu. Er hroaidur santel-men e hroas a vihannicg paud a gonsolation dehou ; car a nezé é oé poset ha parfæt ; ne gâré quet en hoarieu, hac hemb clasque ridêc arlerh pligeadurieu ha faus joéieu er bed, nen doé quin cou-tantemant meit é pratiquein en œvreu a charité, é visitein er ré clan, é soulagein er beurerion, hac é consolein er ré affliget.

Él ma oé câr, doh tu é vam, d'en Escob sant Samson, ean e yas d'er havouet aveit goulen bihuein édan é hoarna-tion. Er Sant, læn a joé é huélet purtæt ha santeleah er hroaiduricg-men, er receuas guet hilleih a goutantemant, hac a nezé er sellas èl é vab spirituel. Sant Méen e avanças bean hac é bèr amzér ér pratique ag er vertuyeu édan ur mæstre quer mad, hac e ziscoas bout quer staguet doh t-ou dré er garanté en doé én é andret, ma quittas a volanté vad é dad, é vro hac é vadeu eit en hélie é Bretagne, é péh léh é sàuas en Escob santel-men couvand Dol, hac é oé bet secouret hilleih dré sant Méen de berdègue en aviél.

Dré en arbèn a affærieu en doé sant Méen de réglein guet Guérech, eile ag en hanhue, comte a Huénèd, ean e zas de gavouet er Prince-zé, hac e hroas é hènt ar droèd, én ur

gannein psalmeu hac hymneu, acel-fin d'er havouet bérroh. Un noz ma oé forh scùéh, en hum gavas étal ur vorh e oé toste d'ur forest bras e zé a drézein, hac é oé é ol chonge clasque inou ul logeris, pe zigouéhas dehou hum gavouet guet en Eutru ag er vro, hanhuet Caduon. En Eutru-zé nen doé quet a vugalé, hac èl ma houyé é ma un dra agréable bras de Zoué logein er beurerion, é oé é gustum balé bamdé én dro d'é appartenance eit clasque er voyagerion hac er berhinderion. Bras e oé bet é joé p'hum gavas guet sant Méen, deustou nen hanàué quet: passet ou doé casi ol en noz é tevise a dreu mad; Caduon e oé læn a satisfaction é cleuèt conzeu sant Méen, ha sant Méen en doé hilleih a bligeadur é coutantein en desir bras e ziscoé Caduon en dout é cleuèt er péh en doé a dreu mad de larèt dehou. Caduon, forh affliget en trenoz vitin, p'hum buélas obliget de lezel de bartiein sant Méen, eit el laquat de zistroein hoah d'é dy, e offras dehou é zoar aveit seuel ur houvand, a gondition ma vehé bet deit ean-memb de chomme d'inou. Er Sant æ rescondas dehou penaus nen devehé quet bet manquet a receu er péh e ré dehou, meit m'en devehé bet cousantet é Abad. A ziar guement-cé, ean el lausquas de monnet. A pe zistroas én dro a Huénèd, é tas hoah de gavouet Caduon, péhani er huéh-cé e hroas dehou donæzon ag en ol doar en doé a bep-tu d'er reviér e oé inou hac e oé hanhuet appartenance Trefos.

Deustou d'er boén e zelias en dout en Abad a gouvand Dol doh hum zispartiein doh un dén é péhani en en doé quement a gonfiance, ean e ordrénas dehou neoah monnet d'er presian, é calité a Abad, guet mar-a-venah e ras dehou, de gommance er houvand nehué-cé. Én ur arrihue, Caduon er receuas guet ur joé hemb par; ha quentéh é oé bet commancet el laboür. Er houvand-cé, hanhuet a nezé abaty Sant-Yehan-a-Gaël, a gaus ma oé bet laqueit édan protection sant Yehan-er-Badéour, e zou bet goudé hanhuet couvand Sant-Méen. En nombre bras a viracleu e hroé er Sant e denoas d'inou hilleih a dud péré e zas d'hum laquat édan é hoarnation.

Monnet e ras dehuéhatoh é perhindèd de Rome. Én ur zistroein én dro, ean e bassas dré Anger; hac èl m'er pedas er boble ag er guér-cé de chomme guet-hai, ean e arrestas

inou mar-a-zé, hac e broas dehai mar-a-berdègue. Durant en amsér-zé, un Dame devot ag er hartér e zas d'er havouet hac e ras dehou un appartenance hé doé toste d'inou, é péhani é sàuas er Sant ur houvand nebué aral. Chomme e ras goudé er reste ag é vuhé én eile pé éguilé ag er houvandeu-zé; mæs quêntoh neoah é couvand Gaël eit én aral. Inou-é ehué é receuas sant Judicaël, roué a Vretagne, de béhani é ras ean-memb en tonsur clérical hac en habid a veoah.

Ér fin, pe santas é oé toste er marhue dehou, ean e assamblas é venéh eit rein dehai é zehuéhan aviseu. Unan a nehai, hanhuet Austol, péhani e oé Bélêg, e oé quen affliget ha quen anquinet ag er hol e yé d'hobér, ma oé impossible er housolein. Er Sant, én ur remerquein quement-cé, e laras dehou : ne hum affliget quet, me mab, a bèn seih dé a vamen hui em hélion. Ne vehet quet pêl-amzér dispartiet doh-eign; ha rac-cé hum gonsolet hac hum breparet. Ean e ras goudé é vénédiction d'é venéh hac e varhuas en unan ar-n-uiguênd a vis mehéuein er blai huéh cand seitêc, én un ouaid forh avancet. Austol, èl m'en doé laret, e varhuas ean-memb seih dé arlerh.

## RÉFLEXION.

Sant Méen e gùittas é dad, é vro hac é vadeu, eit hum rein de Jesus-Chrouist. Doué ehué nen dès hul laqueit-ni ar en doar meit aveit ma vehemb gùir serviterion dehou, ma renoncehemb d'er faus pligeadurieu eit cârein er souffranceu, ar example hur Salvér, hac hum stagueín ni-memb, èl-d'ou, doh er groéz; mæs na brasset-é hun dalledigueah! Ni e garehé hum zistaguein a zoh er groéz-cé, deustou ne ellamb quet hum zispartiein doh-t-hi, hemb hum zispartiein doh Jesus crucefiet. Bihuamb enta ha marhuamb guet en hani e zou deit de ziscoein d'emb er gùir hènt e gonduis d'en nean, ha ne zougeamb nitra, meit hac ean e vehé a vanquein a achihue hur sacrefice ar er memb autær ar béhani en en dès ean achihuet é hani, de larèt-é ar er groéz.



## *En eile dé ar-n-uiguénd a vis Méhéuein.*

## SANT PAULIN, ESCOB.

SANT PAULIN e oé sànet ag ur famille forh pihuiçg hac inourable a Vourdel. É sperèd hac é loquance vras e véritas dehou er gargue a gonsul én é youancquis. Diméein e ras goudé d'ur Spagnolès hanhuet Thérasi, forh hanàuet dré hé maden bras, ha muyoh hoah dré hé devotion. É avistet, é zoustér hac é vertuyeu aral e broas d'en ol en istimein, ha bras e oé en nombre ag en amièd en doé bet én Italie, é Spagne hac é France, dré en abiltæt hac en adresse en doé eit conduie erbat en affærieu ér ranteleahen-zé. Mæs èl ma tas dehou hanàouet quênt pél péh quen trompus-é en inourieu ag er bed, ean e broas er chonge d'hobér en abandon ag é gargue, én intantion ag hum dennein én ur houvand, pé én un deserh benac, aveit hum occupein hemb quin inou ag hum santefiein dré er yune ha dré el lectur ag er Scritur santel. Gùerhein e ras enta é vadeu bras, fond hac édifice, aveit rein en argand a nehai d'er beurerion. Thérasi, é briéd, e hélias é example; abandonnein e ras ol er péh hé doé ér bed, ha quemér e ras ur gusquemant simple eit pratiquein æssoh en humilité hac er benigen. En ol e admiras ur garanté quer bras a berh sant Paulin, hac er brud ag é santeleah e yas quer pél, ma oé bet istimet guet er vrassan ha santellan Escobèd ag en Ilis, sant Martin, sant Jerôme, sant Ambroès ha sant Augustin.

Monnet e ras d'un ermitagicg e oé toste d'er guér a Nole, é Campanie; hac é ol hoant, é antréein inou, e oé hum gonsacrein de chervige Jesus-Chrouist ha pedein liès ar hé sant Félix, eit péhani en en doé billeih a zevotion, hac e oé interret étal er murieu a guér. Contant e vehé bet memb a bassein ol é vuhé é vout porhér a ilis er Sant, é vout carguet ag hé scubein peb mitin, hac ag hé goarne durant en noz; mæs é humilité ne oé quet bet contantet. Hum huélet e ras obliget de receu en Urheu sacret quênt sortiein a Spagne. Noz Nendelêc, ér blai tri hand trizêc-ha-puar-uiguênd, er boble a Varcelon er heméras én ilis hac e houlennas a voêh ihuél ma vehé bet groeit Bélêg; ha caër en doé bet gobér,

é oé bet ret dehou consantein d'er péh e houlenné er boblezé ; mæs a gondition neoah ma vebé bet lausquet libre de monnet él léh m'en devebé caret. Quentéh èl m'en doé receuet en Urheu sacret, ean e gùittas Spagne aveit monnet de Rome. Ne chommas quet pêl inou, ha retourne e ras quentéh arlerh d'el léh en doé choéget aveit bout é zemeurance. El léh-cé e oé en ilis sàuet ar bé sant Félix, étal Nole, doh péhani é oé un ty é péhani en hum dennas guet paud a dud devot aral, péré e ras de vihuein inou èl én ur houvand édan é hoarnation.

Goudé marhue en Escob a Nole é oé bet choéget Paulin, én drespet d'é humilité, aveit derhel é léh. En habitandèd a Nole e santas quentéh en effédeu ag é sourci apert, ag é charité hac ag é vertuyeu bras, ha remerquet ou doé reih petra e elle un Escob santel ar é boble.

Én amzér ma conduyé é escobti guet un avistet admirable ha ma vihué é peah guet é boble, é tas er Vandalèd de droublein é repos. El m'hum laquas en dud barbar-cé de billat ha de ravagein er hartér, en Escob santel n'hum goutantas quet a visitein, a accourageïn hac a gonsolein é zevèd én ou affliction, gùerhein e ras hoah quement menud-mad en doé aveit er soulagein.

Er memb amzér, emé sant Gregoër, é ras sant Paulin de ol er bed un example ag er vrassan ha parfættan caranté : un intanvès peur, forh chagrinet, hum daulas doh é dreid eit er pedein de rein dehi er moyand de baiein rançon hé mab, péhani e oé é sclavage. Er Sant, péhani en doé deja reit ol er péh en doé, e huélas ne oé quet possible dehou secour er vam affliget-cé ; mæs é garanté hemb musul e hroas dehou cavouet ur moyand souéhus hac admirable eit pourvæein d'un dobér goulennet guet quement a néhance. Ne mès mui nitra, emé ean d'en intanvès, nameit me horve, ha coutant-on a monnet é léh hou mab. Er voès-cé hum gavas souéhet, hac e huélas é oé un dra estrange gobér quement-cé ; mæs èl m'hé doé un dinérdæt bras doh hé mab, ha ma chongé én-hi hé-hunan penaus en ea devehé cavet en Escob ur moyand benac d'en dout é liberté, ne refusas quet en offre e hroé dehi ; hac en Escob charitable hum rantas, én effèd, sclave é léh hé mab. Er brud ag ur charité quer bras e yas beta mabêg Roué er Vandalèd, hac er Prince-zé e guemèras

quement a istim aveit-ou, ma ras é liberté dehou ha d'en ol sclavèd ag é vro. Æz-é comprenein guet péh joé ha guet péh triomfle é oé bet receuet a pe zistroas d'é escobti.

Un nebedicg amzér goudé, ean e chommas clan. Durant é glinhuèd ne arsàué a vêlein Doué, ag en trugairéquat ag en ol græceu en doé receuet guet-ou, a rein aviseu mad de guement hanni e zé d'er gùélet, a ingagein peb-unan de gonduie ur vuhé vad ha santel : èl-cé é varhuas er blai puar hand unan-ha-tregond, ouaidet a buarzêc vlai ha tri niguênd.

## RÉFLEXION.

Penaus é rehoh-hui hou puhé nac hou liberté eit hou nessan, mar refuset er secour ag er péh e ellet forh-æz gobér aveit-ou, mar refuset memb rein dehou er péh e ellet diovér? O men Doué! mar hanàuér hou cuir serviterion dré ou haranté é andret en nessan, na bihannet-é en nombre a nehai!

Queméramb scùir ar garanté vras sant Paulin, én ur gârein, d'er bihannan, hun nessan èl omb hun hunan, én ur hobér aveit-ou er péh e garehemb e vehé groeit aveit omb, pe vehemb én é léh.

---

*En drivèd dé ar-n-uiguênd a vis Méhéuein.*

## SANTÈS MARI OIGNIÈS.

Er Santès-men, leshanhuet *Oigniès*, a gaus m'hé dès bet achihuet inou hé buhé, ha m'en dès er guér-cé en avantage d'en dout hé relégueu, e oé sàuet a Nivel, ér Braban. Gùélet-oé bet én-hi, én hé youancquis, mercheu splan ag er santeleah vras é péhani é telié arrihue un dé. Un avistet hé doé drès hé ouaid, un devotion tinér hac ur vodesti vras. Er gusquemanteu caër, péré e blige quement d'er vugalé, e zispligé dehi; hé fligeadur e oé bout hé hunan a costé, hac un adresse admirable hé doé eit hum dennein ag er hompagnoneaheu, eit m'hé devehé ellet hum antretenein guet Doué hemb quin dré en oræson.

Hoant bras hé doé de vout léannès; mæs hé bærènt, péré en doé ur santimant aral, e hroas dehi dimééin d'en ouaid a buarzéc vlai d'un Eutru youancq, péhani ean-memb

e oé digne a vout mêlet a gass d'é vertuyeu. Goudé bout oueit d'hé zy a costé guet hé friêd, é léh bibannat hé excelciceu a zevotion, ne hroas meit ou hresquein ha pratiquein hilleih a vorteficationeu.

Hé friêd, forh joéius a huélet hé doustér hac hé sperèd perpet ingal, e lausquas guet-hi peb liberté eit hé excelciceu a zevotion; hé ingagein e ré neoah de zouçat hé morteficationeu; mæs conze e ras Mari dehou ag en necessité d'hobér penigen guet quement a nerh, ma tas ean-memb de hélie ehué hé example. Er Santès, é huélet é zisposition vad, e houlennas guet-ou m'ou devehé bihuet ou deu assamble èl brér ha hoér. Cousantein e ras guet-hi, hac a nezé en neu briêd pur-zé n'ou doé bet quin desir na quin chonge nameit a avance bamdé én hènt ag er barfection. Goudé ou dout reit d'er beurerion en darne-muiban ag ou madeu, ind hum laquas de chervige en dud lovre ag er guér a Nivel. Er bed e zas aben de vlâmein ou fæçon de vihuein : darne ou sellé èl faus devodèd, darne aral e laré en ou doé collet ou sperèd, hac er réral ou sellé avel tud lovre, rac m'ou doé hum laqueit de chervige er ré e oé affliget guet er hlinhuèd-cé. Dispriset-oènt guet en ol; ou hèrènt memb ne vennènt quet ou guélet. Receu e rènt ou deu en anjulieu-zé guet joé, én ur vêlein en Eutru Doué d'en dout ind cavet digne a souffrein un dra-benac aveit é hloër.

Er Santès-men hum dennas goudé én un ty biban ha peur, haval doh un ermitage, é péh léh é tremeinas puar blai én un oræson continuel, hac é pratiquas ur benigen quer bras, ma tas en déu inourable ha respettable Jâque a Vitry, péhani e oé bet goudé Cardinal, ha péhani en dès scrihuet hé buhé, de larèt penaus hé morteficationeu e oé ur miracle. Ne guemeré a vagadur nameit èl ur remæd eit soutén goanedigueah hé horve. Yune e ré durant er blai ar bara ha deur, ha ne zaibré nameit ur huéh én dé ardro pedair ær d'anderhue.

Quentéh èl ma tas er boble de hanàouet santeleah er servitourès vras-men de Zoué, é commanças ur foul a dud donnet d'hé guèlet; mæs hé humilité e hroas dehi hum dennein én ur guér vihan hanhuet Oigniès, aveit guellein bihuein inou dishanàuet. Chomme e ras clan un nebeudicq amzér goudé; hé hlinhuèd e oé bet poénius hac e badas pêl;

mæs er soufranceu e hroé hé brassan joé. Hé inean santel e yas anfin de receu d'en neau er recompance gaër deliet d'hé innoçance ha d'hé mortefîcationeu bras, er blai deuzêc cand trizêc, én huéhvèd blai ha tregond ag hé buhé.

Escob Namur, a berh er Pab Paul puemvèd, e broas seuel hé horve a zan en doar hac el laquat ardran en autær vras à ilis en Intron-Varia a Oigniès, guet ur solannité vras, er blai huéaêc cand nàu.

## Réflexion.

Er stad a briédereah ne vihannas a nitra devotion er Santès-men; é contrel, chervigein e ras debi de gresqueia hoah hé grèd. Péguement a verhèd youancq e golle ou devotion quentéh èl m'en dint ingaget ér stad a briédereah, é spécial mar ou dès, dré valheur, digouéhet guet ur prièd colérus pé dibauchet! Péh changemant, péh disordre ne huélér guet-hai, allas! Beah avisettoh eit er ré-zé. Mar en dès digouéhet guet-n-oh, dré hoal-chanche, un dén èl-cé, dalhet mad d'hou tevotioneu; hou péet un devotion humble, patiant hac exant a bep sorte goal-imur; ha dré hræce Doué, hui e zei de bèn a hounit hou prièd hac a vihuein é peah hac é caranté Doué. Prièd er Santès-men, touchet é huélet hé devotion hac hé vertu, e zas é bèr-amzér de vout ehué ean-memb vertuus ha devot èl d'hi.

---

*Er buarvèd dé ar-n-uiguénd a vis Méhéuein.*

## SANT YEHAN-ER-BADÉOUR.

Huéh mis quênt Incarnation Salvér er bed, é pligeas guet Doué rein d'er bed er Profæt bras-men, ha mui aveit Profæt, sant Yehan-er-Badéour, mab de Zachari ha de santès Elizabeth, péhani en dès bet ur gannedigueah hac ur vuhé quer burhudus.

Èl ma'oé Zachari é pedein Doué én tample, un Æl e apparissas dirac-t-ou hac e laras dehou : *Hui hou pou ur mab e hanhuehet* Yehan, *péhani e vou bras dirac Doué hac e rei ur joé hac ur gonsolation vras d'er boble a Israël.* Zachari e rescondas : a p'en dé Elizabeth ha mé quen avancet én ouaid avel ma omb, penaus é ellan-mé bout én gorto é ar-

rihuou quement-cé ? En Æl e laras hoah : *rac ma hoès hum zeftet ha ma oh bet én arvar a zivout er péh e mès disclæriet d'oh a berh Doué, hui e gollou er gonze ag er momant-men bet en dé ma vou accomplisset er péh e mès amancet d'oh.* Elizabeth e gonceuas én effèd ; ha goudé ma oé gannet er hroaidur admirable-zé, hi e houlennas guet é dad péh hanhue e vehé bet reit dehou. É dad e gueméras ur bluèn, ha revé er péh en doé disclæriet en Æl dehou, ean e scrihuas : *Yehan-é é hanhue.* Nezé é tas er gonze de Zachari, péhani hum laquas de vêlein Doué a balamòr d'er marveillen en doé groeit én é andret, ha ne arsàué a vrudein miséricorde en Eutru Doué, péhani e zé de zélivrein é boble ag er sclavage é péhani é hirvoudé a houdé quehet a amzér, ha d'accomplissein anfin er promesseu en doé groeit d'Abraham a zivout er Messi. En ol e chommas souéhet ha læn a admiration, ha ne oé quin conze é peb leh meit a vab Zachari.

Sant Yehan, ag un ouaid ſorh youancq, hum dennas én deserh, é péh léh é praliquas ur benigen extraordinær. Nen doé eit gusquemant nameit crouhen ur banval ; é yune hac é oræson e oé continuel, aveit hum brepareín d'er gargue santel de béhani é oé destinet guet Doué.

D'en ouaid a nàu vlai ar-n-uiguênd, ean e sortias ag en deserh dré un inspiration a berh Doué, aveit monnet de bredègue er benigen. En dud e ridé a bartout aveit gùélet ha cleuet en dén burhudus-cé. Hilleih er heméré eit er Messi ; mæs rescond e ré dehai penaus ne oé nameit en hani e zé d'en announcein, ha penaus ne oé quet digne a ziglomein é votteu.

Er Sant bras-men en doé bet en inour de vadéein Jesus-Chrouist : nezé-oé é vrudas hac é hroas d'hanàouet d'en ol dud assamblet er Messi desiret guet en ol nationeu, espérance en ol pobleu, aveit donnedigueah péhani quement a Batriarchèd, a Brofætèd hac a Rouanné en doé huannadet guet quement a hirreah hac a hoant d'er gùélet.

Anfin sant Yehan, goudé en dout rebreichet d'er roué Hérode er fal vuhé e gonduyé guet Hérodias, é hoérêg, e oé bet laqueit ér prison a berh er roué infâme-cé, coléret doh-t-ou a gaus d'er péh en doé laret dehou a zivout é vuhé scandalus. Un dé ma ré Hérode ul leigne vras d'en dud ag é balæs ha d'é officerion, ur verh de Hérodias e grollas dirac

er gompagnoneah hac e bligeas quement de Hérode, malaras dehi goulen er péh e garehé, hac en en devehé bet er reit dehi, hac é vehé bet memb en hantér ag é ranteleah. Er verh-cé e yas de gavouet hé mam aveit gout petra e selié goulen, ha dré solite hé mam hi e houlennas pèn sant Yehan-er-Badéour én ur plad. Hérode e gassas ar en ær un offiçour d'er prison, guet er gargue a zegasse dehou pèn sant Yehan. El-cé-é é achihuas buhé er Sant-men, doh péhani ne elle bout hanni comparaget, en dehuéhan Profet ag el lézen ancién hac er betan ag el lézen nehué.

## Réflexion.

Sant Yehan, a béhani er vuhé e zou bet quer pur ha quer santel, péhani e oé bet santefiet memb quênt bout gannet; en dès passet casi ol é vuhé én deserh, pêl doh er bed, hac ér pratique ag er rustan penigen; hac er péhour, goudé ur vuhé diréglet ha criminel, ne falle quet dehou cleuet conze a benigen; ha, dré un dalledigueah estrange, nen dès quin chonge na quin desir nameit ag hum zivertissein guet er bed; ridêc e ra d'en imbadeu ha d'en divertissemanteu, hum bligein e ra ér bompagnoneaheu dangerus ha clasque e ra en occasioneu malheurus é péré en en dès bet deja hum gollet quel liès a huéh.

---

*Er buemvéd dé ar-n-uiguênd a vis Mèhêuein.*

## SANT SALOMON,

### Roué a Vretagne ha Martyr.

Salomon, quetan Roué a Vretagne ag en hanhue-sé, en doé aveit tad Urbian, mab de Gonan-Meriadec. Donnet e ras ér bed ardro er blai tri hand seitêc-ha-puar-uiguênd. Dessàuet én ur famille péhani e oé câr, dré alliance, de sant Patrice, hac en dès bet reit un nombre bras a Sænt d'en Ilis, er Prince youancq-men e gommanças a vihannicg conduie ur vuhé santel, péhani en dès bet méritet dehou er bonheur a béhani é jouisse bermen én nean. Durant ma avancé èl-cé muyoh-mui ér vertuyeu, doh hum réglein ar examplen mad é famille, marhue é dad hac hani Conan, é dad-couh, e lausquas guet-ou en droèd a vout Roué é Bre-

tagne ar ou lerh. Goudé bout bet courônet Roué, ne ancoéhas nitra aveit cresquein bonheur ha prospérité é boble: Reneuéein e ras en alliance en doé groeit é dad-couh guet er Roménèd, ha dré-zé ean e gonservas er peah én é ranteleah durant ma oé bet Roué. Diméein e ras, hac a buar croaidur en doé bet, unan a nebai, hanhuet Kæbius, en dès bet méritet bout inouret dré en Ilis avel Sant, ha Ringuilide, é verh, en dès bet en inour a vout mam de sant Hiltut, quer brudet é Bretagne. É amsér sant Salomon, marhadision e segassas guet-hai ag en Egypte reléguen sant Mahen hac ou fresantas d'er Roué, péhani ou receuas guet hilleih a joé, èl ur merche particuliér a brotection en Eutru Doué é quevér é ranteleah. Gobér e ras ou flacein én ul léh é doar Léon, é péhani é broas sant Tangui seuel ur houvand caër ha brudet én inour de sant Mahen.

Er Prince santel-men e broas nezé é bossible aveit dihouriennein en ol drouguen hac en ol fal gustumeu e oé én é ranteleah. Lemel e ras, drès peb-tra, er gustum barbar en doé degasset er Roménèd é Bretagne, de buerhein, eit bout casset é sclavage, bugalé er ré péré n'ellènt quet paiein en tausseu e zelièot paiein. É torrein er fal vod-cé, ean e bligeas bras d'é boble; mæs displige e ras dehou hilleih p'en das dehou distrugein mar-a-fal gustum aral: rac er boblezé, péhani e oé staguet doh paud a superstitioneu payan, e yas é counar énep dehou dré en arben ag en ordréuanceu e broas aveit condannein er superstitioneu-zé. Hum revoltein e ras énep dehou, hac er Roué santel, hemb ne glasquas é mod erbet hum zihuen, e oé bet massacret én ur fæçon barbar dré é sujité memb. El-cé é varhuas Salomon, én ur glasque streàuein ha crihuat er religion én é ranteleah, arlerh en dout er honduyet durant trizèc vlai, ha ouaidet a seu vlai ha deu viguênd hemb quin. Interret-oé bet ér memb léh é péhani é oé bet martyriset.

El léh-cé é péhani é varhuas, ha péhani e zou tostieg de Vrest, e zougue hoah ér vro hinihue en dé en hanhue a *Vartyr-Salomon*, ha gùélet e rér attàn inou un ilis ancién péhani e zou bet sàuet én inour d'er memb Sant. Doué ne lausquas quet hemb punition ur brime quer bras: aveit quement-cé ean hum chervigeas a Valantinien, péhani, quentéh èl ma cleuas larèt é oé bet labet Salomon, e gassas un armé

é Bretagne, péhani e lahas ol er ré en doé secouret martyrisein er Sant.

Reléguen sant Salomon e oé gùéharal exposet de zevotion er fidélèd én un ilis-parræs é Gùénèd, hanhuet ilis Sant-Salomon; mæs a boudé m'en dé bet distruget en ilis-cé dré er révolution, é mant bet casset d'en ilis cathedral ag er memb quér.

## Réflexion.

Eurus en hani e souffre ér bed-men eit er justice, eit é zevér hac eit gloër en Eutru Doué, èl m'en dès groeit sant Salomon! rac, dré ur momand a boén hac a souffrance, ean e vérite ur bonheur hemb par hac éternel é ranteleah en nean. Pihue-benac e gâre Doué èl ma faut en dès ér bed-men de andur bras pé bihan persécution; mæs ur bligeadur-é souffrein eit en hani e gârér a galon vad. Hum rejouisset enta, inean crechén, a pe hoès de souffrein un draïc-benac eit Jesus-Chrouist; ne zouget quet memb a vout é riscle a golle hou puhé eit derhel mad doh é lézen, rac ean e bromette ur vuhé eurus hac éternel d'en hani en devou, dré garanté doh-t-ou, sacrefiet ur vuhé bèr ha fragil. *Beah fidel bet er marhue, ha m'hou courónou*, e lare-ean d'emb.

---

*En huéhvéd dé ar-n-uiguénd a vis Méhéuein.*

## S. YEHAN HA S. PAUL, Martyrèd.

En neu Sant-men, guenédicg ag en Italie, e oé bredér. Hum gârein bras e rènt ou deu, hac hum gâret ou dès bet memb bet er marhue, ér fæçon ma ellér larèt penaus n'ou doé ou deu nameit ur memb volanté hac ur memb calon.

Ou avistet hac ou vertu e broas ma oènt bet abret hanàuet hac istimet bras é palæs en ampeleur Constantin. Én amzér ma oé er Prince-zé ar er poënd d'hobér brézel d'er Scytèd, ean ou hassas ou deu eit derhel compagnoneah d'er hommandant general ag é armé, hanhuet Gallican, péhani e oé payan. Combattet ou doé guet courage; neoah er general, é hoélet un nombre bras ag é soudardèd lahet, e hroas er chonge de droein cain ha d'hum sauvein; mæs en neu officour santel, Paul ha Yehan, e assuras dehou en en devehé

gouniet er victoër mar prometté hum hobér crechén. Er promettein e ras : ér memb momand ind e avanças ar en anemisèd hac ou féabas quentéh. Er general-men, gondé bout retournet d'er guér ag en armé, e houlennas guet en Ampeleur er bermission d'hum dennein d'é du, é hunan ; aveit hum rein ol de Zoué, ha donnet e ras guet sant Hilarin de Astrie, é péh léh é hroas seuel un hospital caër, a béhani é queméras ean-memb er sourci, én ur chervigein en dud clan guet ur garanté vras hac admirable.

En neu vrér santel, Yehan ha Paul, hum laquas d'excellein mui aveit jamæs en œvreu a garanté. Pourfitein e rènt a faveur en Ampeleur hac ag en istim e hroé a nehai, aveit secour en dud miserable ha digne a druhé ; recour en orphelinèd ha tad er beurerion e oènt.

Arlerh marhue en Ampeleur Constantin, èl ma tas Julian en apostad de vout mæstre ag er ranteleah, en neu Sant-men e abandonnas ou hargueu inourable dré en arben, e larènt-ind, ne ellènt quet quemér er résolution de chervige ur Prince anemis d'er religion a grecheneah. Él ma oé bet laret quement-cé d'en Ampeleur Julian, ean e gassas er prefet Terantian d'ou havouet, én ur ordrénein dehou gobér dehai adorein en idolèd pé ou laquat d'er marhue. Rein e ras neoah dêc dé dehai eit gobér ou chonge.

En neu Sant e bourfitas ag en termén-zé aveit rein ou madeu d'er beurerion hac e dremeinas en darne-muihan ag en amzér-zé é pedein Doué. En dêcvèd dé, Terantian, doh ou havouet perpet courajus ha fermoh eit biscoah én ou résolution, e hroas ou dibennein é segrèd, én ou zy, é créis en noz, guet eune nen devehé bet hum revoltet inemb dehou er boble a Rome, péhani e istimé hac e gâré bras en neu vrér santel-zé. Ou martyr e arribuas er blai tri band denha-tri-uiguênd.

## REFLEXION.

En neu vrér-men en dès bet hum gâret bras én ou buhé ha bet er marhue. Na doucet, nac agréaplet-é guélet er vredér doh hum hobér hac é vihuein assamble é peah hac é caranté ! Mæs ehué péh un droug, péh un disordre ne hum gave én ur famille, a pe n'hum hrea quet er vredér, a pe sàue casoni pé dissantion étré-z-hai ! Na cumunet-é neoah guêlet er guêrènt hac er vredér é vihuein én ur

yeinnion vras en eïle doh éguilé; doh hum gassat, doh hum taibrein memb, doh hum revinein dré chicannereah ha procésieu, aveit un interès distér, aveit bihan a dra, aveit ur mædad doar! Mèn é ma er garanté-men, ma n'hé havér quet é mesque er vredér memb!

---

## *Er seihvèd dé ar-n-uiguènd a vis Méhéuein.*

## SANT ALBAN,

### QUETAN MARTYR AG EN ANGLETÈR.

SELLET e rér èl er hetan ag er Vartyrèd ag en Angletèr sant Alban, péhani e zelias é gonversion d'er vadeleah guet péhani é receuas én é dy ur Bélêg santel e débé é raug persécution er bayanèd. Alban, souéhet é huélet er vuhé vad e gonduyé er Bélêg-cé, hac er grèd en doé de bedein Doné, e santas én é galon un desir bras de hanàouet er religion a Grechéneah; gobér e ras hum instrugein, ha donnet e ras é bèr-amzér de vout crechén ean-memb.

Ridéc e ras, quênt pêl arlerh, er brud penaus ma oé cuhet é ty Alban ur perdégour ag er religion a Grechéneah. Er Goernour a Vérulam e gassas soudardèd aveit gout er huirioné; mæs n'ou doé quet ellet cavouet inou er Bélêghont. Er Sant, de béhani é té a rein hanàuedigueah ag er gùir Doné, e changeas a husquemant guet-ou, eit ne vehé quet bet hanàuet, hac e ras dehou, dré er moyand-cé, en tu de hum sauvein dré guh.

Alban, péhani nen doé quin desir meit a scùillein é oaïd aveit en Doué e sé a hanàouet, hum bresantas hemb eune hac hemb dougeance d'er soudardèd. Garrotet ha conduyet-oé bet dirac er Juge, péhani e oé ér momant-cé é offrein ur sacrefice d'é zonéèd. Quentéh èl ma huélas er Sant, ean hum laquas én ur golér quer bras, ma venaças a hobér dehou sudur er memb tourmanteu en doé preparet d'er Bélêg péhani en doé achapet. Goulen e ras guet-ou, gondé quement-oé, a béh famille hac a béh condition e oé. Alban e rescondas dehou guet un hardéhtæt santel: ne chervigeon quet d'oh de gàls a dra gout quement-cé; mæs mar falle d'oh gout a béh religion on, me larou d'oh é on crechén. Péh hanhue e hoès-hui, emé er Juge hoah dehou? Me hanhue e zou Al-

ban, e rescondas er Sant, ha ne adoran meit er gùir Doué, en Doué éternel, Cronéour d'en nean ha d'en doar. Er Juge forh digoutant ag ur rescond quer sincér, e ordrénas dehou adorein nezé en douéèd, pé bout én gorto a vout laqueit d'er marhue, mæs er Sant e refusas guet courage ag er gobér; ha rac-cé é hroas er Juge en dispen a daulen foëd; hac èl ma huélé é anduré guet joé memb en tourmant cruel-zé, é ordrénas en dibennein.

En nombre brassan ag er boble e sortias a guér aveit gùélet martyrisein Alban, ha ne chommas inou casi meit er Juge é hunan. En hènt e gonduyé d'el léh ag é dourmant e oé trohet dré ur reviér péhani en doé hilleih a hèr én andret-cé. Ne oé quet caër tostat d'er pond, a gaus d'er foul a dud e dremeiné, ha chommet vehé bet er Sant inou bet en noz, p'en devehé bet gorteit ma vehé bet passet ol er ré e oé én é raug. Guet en hirreah en doé de receu er gourôn a vartyr, ean e avance bet bord en deur, e sàue é zeulegad trema en nean, e hroa ur beden vèr, ha quentéh er reviér hum ziparție, hac e hroa hènt dehou ha de vil a dud aral.

Er bourreàu, péhani en doé deja é galon tinerreit bras dré gomportemant er martyr, hum gonvertissas é huélet er miracle-zé; turel e ras er glean e zalhé én é zourne, stouyein e ras doh treid Alban, ha goulen e ras merhuel guet-ou, pé quêntoh én é léh. Er gonversion pront-zé e dardas ur momand é vartyr; ha durant en amzér-zé, er Sant, perpet héliet dré er boble, e hum dennas ar lein ur manné péhani ne oé meit cand pas doh er reviér, ha péhani e oé ul léh forh agréable. Larein e rér en hum laquas inou ar é zeulin eit pedein Doué, hac é oé bet gùélet é seuel él léh-cé memb ur vamen a béhani en deur e chervigeas dehou de dorrein é séhaïd. Hum bresantein e ras ur bourreàu aral ér memb momanė, hac hennéh en dibennas; mæs Doué, dré ur miracle, er punissas ag é dorfæt doh en turel d'un taul a blad d'en doar, hac én ul lemel guet-ou er gùélet. Aveit er hetan bourreàu, péhani en doé refuset ag er martyrisein, hac en doé hum zisclæriet crechén, dibennet-oé bet ehué, ha ménitein e ras er bonheur a vout badéet én é oaid.

Hilleih ag er ré en doé bet gùélet martyrisein sant Alban e zigueoras ou deulegad d'er sclærdér ag er fé, hac e hélias er Bélég en doé convertisset er Sant-cé de vro er Vretonnèd

a Angletèr, é péh léh é oènt bet badéet, hac é oé bet er Bélëg-cé ean-memb lahet dehuéhattoh a daulen mein.

## RÉFLEXION.

Sant Alban, mar en dès bum gonvertisset d'er fé a grechéneah, nen dé bet nehou deliour d'é gonversion nameit d'ur Bélëg en doé bet receuet én é dy, eit el laquat én abri doh er bersécution a béhani é oé menacet. En Eutru Doué, eit er recompancein ag er chervige en doé rantet de unan ag é Vinistrèd, e accordas dehou er græce de hanàouet er religion a Grechéneah, ha d'hum hobér crechén ean-memb. Hanàuamb, dré guement-men, er recompance e zelie rein en Eutru Doué, liès ér bed-men, hac a dra sur ér bed aral, d'er ré e rante chervige d'ou nessan, dré ur gùir garanté aveit-ou.

---

## *En eihvèd dé ar-n-uiguénd a vis Méhëuein*

## SANT IRÉNÉ, ESCOB HA MARTYR.

En Sant-men en doé bet én é youancquis er bonheur de vout bet instruget dré sant Polycarpe, Escob a Smirne. En Escob santel-men, én ur gonsiderein guet admiration sperèd, innoçance hac aboeissance é zisciple, er hâré hilleih hac e guemèré ur sourci bras d'hobér a nehou un dén vertuus: Iréné, ag é du, ne ispergné nitra eit pourfitein ag en instructioneu e hroé dehou ur mæstre quer santel. Larèt e ra d'emb ean-memb, ér péh en dès lausquet guet-n-emb dré scrihue, penaus ma remerqué guet hilleih a attantion er péh e hroé hac e laré sant Polycarpe. Chonge e mès hoah, em'ean, ag el léh é péhani é oé azéet en Escob eurus-cé a pe berdégué : chonge e mès ag é santeleah hac ag er vajesté e barissé nezé ar é façe : haval-é guet-n-eign er hleuet hoah é larèt é péh fæçon en en doé conzet doh sant Yehan en Aviélour ha guet hilleih aral péré en doé bet er bonheur de huélet Jesus-Chrouist a pe vihué ar en doar : grèd em boé é clenèt ol quement-cé, e lare hoah sant Iréné : ou laquat e rèn dôn ém halon, ha Doué e ra d'eign er græce d'em bout-ind hemb cesse ém sperèd.

Iréné, goudé en dout bet feabet er bayanèd hac en béré-

tiquèd, quement dré é loquance èl dré er péh en dès bet scrihuet, e oé bet casset de Lyon aveit secour, én é sévérieu santel, sant Pothin, Escob ag er guér-cé, péhani e oé ouaidet bras. Sant Pothin er hassas de Rome eit goulen avis er Pab a zivout affærieu a vras conséquance ag en Ilis. Én amsér ma oé é Rome, é clenas larèt é oé commancet é Lyon ur bersécution inemb d'er Grechénion. En nehuétèd-cé e broas dehou hum bressein de zistroein aveit assistein é verdér affliget; mæs caër en doé bet hum hastein; quênt ma arrihuas, pand a dud ag er boble a Lyon ha sant Pothin, ou Bugul, en doé deja anduret er martyr. En affliction e oé general é mesque er Grechénion; mæs hum gonsolet ou doé p'ou doé güélet sant Iréné é arrihue. Laqueit-oé bet quentéh arlerh de vout Escob. Er gargue nehué-cé e broas dehou cresquein é hrèd én é labourieu apostolique, ha ne isperguas nitra aveit cribuat é boble ér fé durant en ol amsér ag er bersécution, hemb dougein memb risclein é vubé én dangérieu brassan e gavé a bep-tu.

Lausquet-oé bet é peah er Grechénion arlerh marhue en Ampeleur payan. En Escob santel e bourfitas ag en amzér favorable-zé aveit labourat eit conversion en hérétiquèd, e gâré hilleih, deustou m'en doé un dongér bras doh ou faus doctrine, revé ma huélamb hoah hinihue en dé ér péh en dès bet scrihuet; *En Ilis, hur mam santel, e ouile dehai,* em'ean én é livre inemb d'en hérésieu. *Pedain e ramb Doué m'hum denneint ag en abyme é péhani en ou dès hum daulet, ma quitteint en dihoueldæt é péhani en hum gollant, ha m'hum gonvertisseint de Jesus-Chrouist: er beden-cé e hreamb a greis hur halon aveit-hai, car ou hárein e ramb én ur forçon pourfitaploh eit ou salvediguéah aveit ne chongeant hum gárein ind-memb; hac er garanté hun nès eit-hai e vou quen avantajus dehai, èl m'en dé güir ha sincér, mar carant receu en effédeu hé dès; mæs deustou péh sorte santimant e fehènt ou devout a hanamb, ne scùéhehemb jamæs doh ou secour ag hun ol powoèr.*

Er Bugul caranténus-men, én ul labourat guet ur grèd berhuidant eit conversion en hérétiquèd, e labouré ehué guet hilleih a sourci eit goarne ha cresquein memb grèd ha devotion er fidélèd; mæs persécution en Ampeleur Sévèr e laquas fin d'ur vubé quer santel ha quen avantajus d'en Ilis. En Ampeleur-zé, anemis bras d'er religion a Grechéneah,

goudé bout deit d'er guér a Lyon guet é armé, e ordrénas massacrein en oi Grechénion. Er vocereah horrible-zé é achihuas en Escob santel-men é vuhé, ardro er blai ded gand deu. Casi ol é bobl en hélias é triomfle én nean, pé gontér é oé bet martyriset ér guér a Lyon beta nandêc mil crechén én ur memb dé.

## Réflexion.

Sant Iréné en doé un dongér bras doh faus doctrine en hérétiquèd; mæs hilleih a garanté en doé aveit-hai ind-memb: truhé ha compassion en doé doh-t-hai, é huélet er stad triste hac en dalledigueah é péhani é vihuènt; pedein e ré en Eutru Doué de rein sclærdér d'ou sperèd, ha labourat e ré guet paud a fatique aveit ou honversion. Héliamb er Sant-men a pe huélamb unan-benac ag hur berdér couéhet én ur faute bras benac.

En n'emb en dès ur gùir garanté én é galon e zou douce, humble ha læn a drubé doh é nessan, én é sobérieu spiri-tuel, querclous èl én é zobérieu tamporel.

---

## *En nàuvèd dé ar-n-uiguênd a vis Méhêuein.*

## SANT PIERRE, Apostol.

Sant Pierre, Prince en Apostolèd, er pèn ag en Ilis péhani e elle bout gùélet, ha Viquêl Jesus-Chrouist ar en doar, e oé guenédicg a Vethzaïd ha pesquour dré é stad. Arlerh m'en doé bet ur huéh banànet Jesus-Chrouist, ne vanqué quet a monnet d'er havouet, ordinæremant bamdé, aveit pourfitein ag é instructioneu.

Un dé m'er havas Salvér er bed é holhein é rouéden én é vague, éan e laras dehou donnet d'en hélie. Pierre e aboeis-sas quentéh, hac ag er momand-cé ne gùittas mui é Væstre divin, ha discbein e ras dehou é peb occasion ur garanté vras ha tinér. A pe zisclærias Jesus-Chrouist d'é Apostolèd é oé requis dehou monnet de Jerusalem aveit souffrein inou tourmanteu bras hac er marhue memb, sant Pierre e laras: en dra-zé n'arrihuou quet; ni e barrei mad doh quemeret-oé. Ur huéh aral m'en doé disclæriet hur Salvér dehai penaus m'en devehé en abandonnet, sant Pierre e rescondas: hac

e lebé en ol d'hou ç'abandonnein, aveit on-mé n'hou qùittein birbuiquin. Pe oé bet arrestet Jesus-Chrouist dré er Juiffèd ér jardin Olivèd, Pierre hemb quin, guet sant Yehan, e chommas fidel d'é Vaestre bac en hélias bet ty Caïphe.

Jesus-Chrouist ehué e garguas en Apostol gredus-men a hræceu particuliér, hac en disforhas doh en Apostolèd aral é mar-a-occasion. Er hemér e ras aveit bout teste ag é brincipallan miracleu. Changein e ras é hanhue a Simon, hac en hanhuein e ras Pierre, péhani e senefie mein, aveit rein d'hanaouet é vehé bet er mein principal a fondæson en Ilis; en institueín e ras é Viquêl ar en doar, hac el laquat e ras de vout Bugul general en ol Grechénion fidel. Rein e ras dehou en alhuéieu a ranteleah en Neau, guet en ol bouvoër hac en ol autorité necessær aveit goarne ha condui en Ilis.

Gùir é penaus en en doé bet er fragilitet hac er malheur, arlerh faveurieu quer bras, de renein é Vaestre adorable a pe oé bet accuset a vout unan ag é Zisciplèd; mes ean e repacas mad er faute-zé dré é gontrition vras ha parfet, ha dré en dareu e scùillas er reste ag é vuhé. Arlerh m'en doé bet receuet er Sperèd-Santel dé er Pantecouste, ean e berdéguas guet quement a nerh, ma convertissas tri mil dén én é guetan perdègue ha puemb mil én é eile. Cavouet e ras, én ur antréein én tample, ur beih dén, ouaidet a zeu uiguènd vlai, péhani nen doé jamæs quêrbet, hac ordréneín e ras dohou, é hanhue Jesus-Chrouist, seuel én é sàu: en dén-cé e sàuas, ha, læn a joé, e antréas én tample arlerh en Apostol santel, aveit trugairéquat en Eutru Doué. En donæson a viraclou en hélié é peb léh. É squed memb e ranté er yehaid d'er ré clan péré hum gavé ar é hènt.

Perdègue e ras er fé d'er Juiffèd streùuet én Asie, é Galatie, é Cappadoce hac é Béthinie; hac arlerh en dout chommet un herrad amsér é Antioche, ean e zas anfin de Rome. El-cé, dré un effèd a brovidance en Eutru Doué, er memb quér péhani e oé er guér principal ag er bed, e zas de vout él er hreis hac er vamen ag er religion; hac er guér-cé, goudé bout bet a ziaguênt er scôl a drompereah, e zas de vout scôl er huirioné hac er væstrèsag en ol iliseu ag er bed.

Er bouversioneu bras e hroé sant Pierre é Rome e allumas en tan ag en horriplan perséculion é amsér en Ampeleur Néron. Bugul santel en Ilis e oé bet arrestet ha laqueit ér prison;

ha goudé en dout uset é yuhé é hobér hanàouet ha cârein Jesus-Chrouist, goudé en dout secouret quement dré é labourieu bras de streànein ha de blantein er fé dré er bed, ha conduyet é Rome en Ilis general durant puar blai ar-n-niguênd puemb mis ha uinéc dé, e oé bet condannet de verhuel ar ur groéz. Staguet-oé bet doh er groéz é bèn d'er gueas, revé m'en doé er goulennet dré humilité, rac, em'ean, ne vérité quet bout trettet èl ma oé bet trettet é Væstre adorable.

## RÉFLEXION.

Consideramb perac en en dès choéget Jesus-Chrouist aveit Prince ag en Apostolèd hac aveit bout er fondæzon ag en Ilis un dén humble ha distér dirac deulegad en dud, èl ma oé sant Pierre, quer brudet dré er brime en doé commettet én ur renoncein d'é væstre Jesus. Quement-cé e zou aveit discoein d'en ol dud fidel, 1.° penaus aveit bout é gùirioné crechén, é ma requis bout bihan dirac hun deulegad ni-memb, humble hemb clasque hum ihuellat nac hum hlorifiein a gaus d'en avantageu e ellér en dout drès er réral ér bed; 2.° aveit discoein d'emb penaus nen dès péhour erbet quer bras ne elle hum gonvertissein ha donnet de vout Sant én Ilis, a p'en dé deit ur péhour bras de vout en dén santellan hac er Prince ag en Ilis.

Él-cé en hun assure sant Paul penaus ma oé bet en Eutru Doué mad ha miséricordius én é andret, deustou m'en dé bet er brassan péhour ag er bed; aveit, em'ean, ma cherrigeou é gonversion èl de viloër fidel, é péhani é tei er béherion de huélet ha d'hanàouet patiantæt bras ha madeleah hemb fin en Eutru Doué, ha ma tisqueint espérein guet confiance er pardon ag ou féheden.

Trugairéquamb Doué d'en dout reit d'emb ur ræson quer bras a gonfiance, ha d'en dout èl hun assuret, dré example en neu Apostol bras-men, penaus é ellamb ebué hum rantein Sænt hac arrihue ér memb eurustet, mar béemb fidel de hræce Doué èl m'en dint-i bet.



## *En dregondvèd dé a vis Méhéucin.*

## SANT PAUL, APOSTOL.

EN Apostol bras-men, Doctor er Bayanèd ha splandér en Ilis é general, e oé guenédicg ag er guér a Dars. Dré é fideldæt de cheleuet doh græce ha doh boéh en Eutru Doué, ean e véritas m'er choégeas eit bout un instrumant caër ag é bloër; hac aveit er rantein digne ag ur gargue quer bras ha quen ihuél, Doué e ras dehou un hanàuedigueah sclær ag er mystérieu ag hur religion. Gobér e ras dehou ehué révélationeu a siar-hlué, hac er seuel e ras dré un admiration quer bras bet en nean, ma oé ér mæs a nehou é hunan, hac inou ean e zisquas segrédeu péré nen dé quet bet permettet na possible memb dehou disclærieln d'en dud.

Un dra inourable-é aveit sant Paul en dout bet recenet quement a græceu; mæs inouraploh-é hoah dehou en dout rescondet d'er græceu-zé ha pourfitet a nehai. Arlerh m'en doé ur huéh hum reit de Zoué, ean e gonservas, durant é vuhé, ur garanté quen tinér ha quer bras eit Jesus-Chrouist, ma laré guet ur grèd berhuidant: *Desirein e ran bout délivret ag er horve-men, sujet d'er marhue, aveit bout guet Jesus-Chrouist;* hac én ur scrihuein d'er boble a Rome: *Pihue,* em'ean, *em separou doh caranté Jesus-Chrouist? En trebil pé en affliction, en nan pé er beuranté, en dangérieu pé er bersécution, pé er glaniér? Me zou sur,* em'ean, *penaus nac er marhue, nac er vuhé, nac er puissanceu, na tra erbet crouéet, tùt en treu de zonnet, n'em separeint jamæs doh caranté men Doué, péhani e zou diazéet ar Jesus-Chrouist me Salvér.*

Er garanté en doé doh é nessan e oé ehué admirable. Tréset en dès bet hilleih a vroyeu aveit perdégue en aviél ha convertissein en ineaneu; tréset en dès er Pisidie, en Attalie, er Pamfilie, er Cilicie hac er Syrie. Monnet e ras d'Athène, de Gorinthe, de Vacédoén; liès en en dès bet hum gavet én dangér a golle é vuhé ar vor hac ar zoar; liès é ma bet laqueit ér prison ha trettet avel ur hriminel: *Ur huéh,* em'ean, *é on bet goal-drettet a dauleu mein, ha tair guéh é on bet flagellet.* Persecutet-oé bet guet er Juiffèd, persecutet-oé bet guet er bayanèd, hemb quin consolation én

é voyageu, én é labourieu hac én é ol fatique, nameit en hani de hounit é peb léh un nombre bras a inéaneu de Zoué.

Ne ellér quet güélet guet assès a souéh ol er péh en dès bet groeit ha souffret en Apostol bras-men; ha guet quement-cé ol é oé quen humble, ma laré penaus ma oé en disterran ag en Apostolèd, penaus ne oé quet digne a vout hanhuet Apostol, ha penaus ma oé er hetan bac er brassan ag er béherion. Quement-cé ehué e broé dehou pratiquein mortéficationeu ha penigenneu ruste : *Castiein e ran me horve*, em'ean, *guet eune arlerh em bout perdéguet d'er réral, ne vehen mé-memb collet ha dannet.*

Anfin sant Paul, en Apostol-men dré excélance, e zas de Rome aveit consolein ha cribuat er Grechénion durant persécution en tyrant Néron. Inou é oé bet arrestet ha condannet de vout dibennet. Dré er martyr-cé é couronnas er Sant bras-men ur vuhé quer santel ha quen inourable.

### RÉFLEXION.

Madeleah en Eutru Doué e zou admirable, dré m'en dès bet reit quement a græceu de sant Paul; ha sant Paul e vérite bout mêlet de vout bet quer fidel de bourfitein ag er græceu en dès bet receuet, ha d'en dout groeit a nehai un implé quer caër aveit en Eutru Doué ha gloër en Ilis santel. Ne lausquet quet er græce de vout ioutil én-oh; beah fidel de hélie er péh e inspirou d'oh, hac hi e broei ehué efféden bras én-oh hui-memb.

---

## *Er hétan dé a vis Gourhelin.*

## SANT THIBAUT, ERMIT.

ER Sant-men, gannet é Provins, e oé mab d'er homte Arnoul. A pe oé bet badéet, é oé bet reit dehou hanhue en Escob a Vienne, hanhuet Thibaut, yondre d'é vam, péhani e oé marhue èl ur Sant un tamicg quênt, ha péhani en doé disclæriet d'é piès penaus m'hé devehé bet ur mab hac e vehé bet ur servitour bras de Zoué. Quentéh èl ma commanças er squênd vad donnet d'er hroaidur-men, é vam ne vanquas quet a zisclærieiu hac a larèt dehou liès er péh en doé bet laret hé yondre dehi hac e oé bet accomplisset quênt pêl.

D'en ouaid a huemp pé buéh vlai, é oé bet remerquét én-ou un devotion péhani e gargué é guérènt a joé hac e oé bet ur merche assuret ag é santeleah de sonnet. Reit-oé bet dehou abret mistre abil de béré é hroas hilleih a inour, dré er pourfit bras e dennas é bèr-amsér ag ou scól.

Er Homte, péhani e sesiré m'en devehé bet é vab cåret er bed mui eit ne hroé, er hassé guet-ou de giboès ha de gompagnoneaheu saffarus en dad ag er bed. Thibaut ne vanqué quet a vout honeste ha gracius é quevér en ol; mæs mui a sourci e guemeré hoah d'hum gomportein é peb occasion èl ma telie er gobér ur brechén mad. Quentéh èl ma tistroé d'er guér, é assaié mouguein én é galon, dré réflexioneu santel, en effèd e ellé en dout groeit én-hi en assambléieu-zé ag er bed; ha sel-mui ma hroé dehou guélet er bed, sel-mui en en doé a zihoustemant doh-t-ou.

Buhé en Tadeu santel ag en deserh e oé el livre e gåré muiban. Er vuhé en doé conduyet én deserh sant Yehan er-Badéour, sant Paul ermit, sant Antoén, sant Pacôm hac hilleih aral, e gargué é galon a joé hac e hroé dehou hoantat bihuein èl d'hai. Ne leiné james en exampleu bras-cé a benigen, a renonciemant dehai ou hunan, a sperèd intérior, a barfection crechén, hemb ne santé é cresquein én-ou en desir d'hobér èl d'hai. Gobér e ré memb én assai én é dy, én ur vihuein muihan ma ellé é-hunan, én ur virèt er silance hac én ur hobér oræson.

Disclærieín e ras anfin d'é dad en hoant en doé de guittat er bed. Deustou péh quer santel e oé é résolution, é dad en doé hilleih a boén é cousantein; mæs rai grechén e oé aveit monnet inemb d'ur volanté èl honnéh. É ol gonsolation e oé en espérance en doé m'en devehé bet, d'er bihannan, chommet é vab én é dy, én ul lezel guet-ou ol el liberté de hobér é excelciceu a zevotion ha de vihuein quen dissaffar èl m'en devehé bet cåret. Er Sant, aveit pligein d'é dad, e chommas hoah guet-ou ur blai pé deu; mæs arlerh quement-cé, ean hum dennas é segrèd én deserh a Sonab. A inou é tas goudé é perhindèd de Sant-Jâque é Galice ha de Rome. Én ur arrihue é deserh Salanigo, toste d'er guér a Viçance, ean e choégeas inou é zemeurance; hac èl ne houyé méchér erbet guet péhani en en devehé bet gueilet cavouet er moyand de vihuein, ean e yé dré er hérieu tostan de labourat

guet serviterion, de zarbar labourision, de chervige maçonnèd, hac aveit é boén hac é labour, ne gueméré guet-hai nameit un tamicg bara. Durant me padé en tamicg bara dû ha grosolêc-cé, ean e bamé én é ermitage en dé hac en nos é pedein Doué, é contamplein é vrastet hac é vadeleah hemb som, hac a pe vesé achibue é vara, ean e zistroé arré d'é labour.

Anfin, demêc vlai goudé m'en doé quitteit ty é dad, a béré en en doé tremeinet tri é perhindeden santel ha nâu én deserh; goudé en dout reit exampleu caër a humilité hac a vortefication, ean e rantas é inean de Zoué er blai mil ha hantér-hand, andro en ouaid a dri blai ha tregond.

RÉFLEXION.

Er Sant-men e dremeinas tri blai a amsér é perhindeden santel guet hilleih a fatique ha guet un devotion vras. Perhindedeu groeit guet en dispositioneu-zé e oé bet lœn a bourfit hac a vérit aveit-ou. Ul lod vad a dud youancq e hroa perhindeden; mæs bihannicg-é en nombre ag er ré ou gros guet devotion. Hilleih e ya de ridêc er pardounieu aveit ou fligeadur hemb quin, aveit gùélet ha bout gùélet; nen dé quet ur souéh ma tistroant liès d'er guér guet mar-a-béhed nehué. Na malheurusset ind-i é changein èl-cé er mad é droug hac é cresquein en nombre ag ou féhedeu, él léh memb ma teliehènt goulen hac obtenein ou fardon!

---

*En eilé dé a vis Gouerhelin.*

## VISITATION ER HUÉRHIÈS GLORIUS VARI.

En Ilis e inoure er gouil-men é mimoér ag er visite e hroaé er Huérhiès Vari de santès Elizabeth, hé haniterhue. Ur mystér-é a joé hac a bloër aveit Mari, a p'en dé hennen-é en dé é péhani é ma bet hanauet hac inouret publiquemant èl Mam de Zoué.

En Æl péhani en doé annoncet ha disclæriet d'er Huérhiès santel mystér en Incarnation, en doé disquet debi ér memb amsér penaus hé haniterhue Elizabeth en doé conceuet ur mab péhani e zelié donnet de breparein hènt er Messi. Er joé hé doé bet é clenèt conze a eurustel santès Elizabeth,

péhani e oé bet ehoéget guet Doué aveit bout mam de sant Yehan, er garanté hé doé doh-t-hi, hac en desir bras hé doé de rantein debi en ol chervigeu e oé én hé guellout, e hroas debi hum laquat én hènt eit gobér ur voyage hir ha diæs aveit monnet d'hé visitein.

Er Huérbiès santel e saludas Elisabeth hac hé bréhattas guet un dinérdet santel. Elisabeth e hanàuas nezé, dré ur sclærdér a ziar-hloé, er mystér ag en Incarnation; ha læn a joé, hi e laras d'hé haniterhue: *Hui e zou beniguet drès en ol groagué, ha beniguet-é er fréh e zouguet.* Én ur gonsiderein, ér memb amzér, dignité bras hac ihuél er Huérbiès Vari, hi hum gredas indigne ag hé receu én hé zy, hac e laras: *A. beban é ma deit d'eign-mé hinihue er bonheur ma prése Mam me Salvér ha men Doué donnet d'em visitein?*

Rescond er Huérbiès Vari e oé bet humble ha modeste. Aveit cubein ol er péh e ellé gobér hé mêlein, hi e rante de Zoué ol er gloër a guement-cé, ha ne gonze nameit ag en obligation vras hé dès dehou. Inspiret dré er Sperèd-Santel, hi e gomposas neзé er hantique *Magnificat*, péhani e zou drès en ol cantiqueu dré er sperèd a zevotion e remerquér én-ou, ha dré en noblance hac en ihuéldet ag er santimanteu comprenet én-ou, ha péhani, open guement-cé, e zou en excélantan example a acteu a druguiré: *Me inean*, emé-hi, *glorifie en Eutru Doué, péhani en dès groeit ol er burhudeu bras-cé; dehou hemb quin revou rantet en ol gloër. Ne ellan quet chongeal én-ou hemb ne za me halon de vout læn a joé, én ur gonsiderein penaus en hani e adoran avel men Doué ha me Salvér en dès arrestet é zeulagad ar-n-an, hac ag é servitourès distér en dès prézet gobér é vam; rac-cé, én ol amzér de zonnet, revou admiret ha mêlet me eurustet; mæs mar dès én-an un dra-benac bras hac ihuél, é ma dehou é hunan é ma deliet én ol gloër hac inour a guement-cé: ean-é en dès me inouret, ha dehou é en delìourès a ol er péh ma on.*

Er Huérbiès Vari, arlerh hé dout passet toste de dri mis é ty santès Elizabeth, arlerh hé dout rantet dehi mar-a-secour ha mar-a-chervige, ha tennet ar hé famille bilkeih a hræceu hac a vénédictioneu, e zistroas d'hé hér a Nazareth.

## RÉFLEXION.

Er Huérbiès Vari e zisque d'emb hinihue péh sorte visiteu e zeliamb gobér, hac é péh fæçon é teliamb hum gompor-

tein én-hai. Er garanté hac en honestis e hroa dehi hum laquat én hènt eit gobér er visite-men : er garanté, a p'en dé aveit soulagein santès Elizabeth, péhani e zougué neze sant Yehan-er-Badéour; en honestis, a pe oé jaugeable dehi rantein en devér-cé d'hé haniterhue. Ne yet de huélet hanni meit ha hui e vehé obliget dré ur garanté pur ha santel, pé dré hanàuédigueah vad hac honestis. Er visiteu aral, open ma collér én-hai en amzér, e zou ordinæremant dangerus. Mar hum gavet dibrès, ha mar clasquet passein ur bèr-amzér benac, é léh er visiteu inutil-cé, visitet er ré clan ag hou cartér, visitet er beurerion, excelcet én ou hevér en œvreu a visericorde spirituel pé corporel, pé, mar caret, quêrhet de visitein Jesus-Chrouist ar en Autær : conzet inou doh-t-ou calon ha calon; ean hou visitou ean-memb; conze e rei doh-oh; cleuèt e rehet é voéh én dôn ag hou c'inean. O na doucet, nac amiaplet-é é visiteu? Guet a gonsolation e gavér én-hai!

Er visite e hroas er Huérhiès Vari de santès Elizabeth e oé hoah ur visite santel bras. Ind e gommanças dré hum saludein ha dré er honzeu a honestis ordinær étré er guêrènt a p'hum gavant assamble; mæs ind ou lansquas pront aveit conze a Zoué hac aveit er glorifiein. Queméret scùir ar en example caër-men én hou visiteu. Conzet a Zoué pé a dreu mad : dré er moyand-cé, hui hum virou doh hilleih a fauteu, hac é vou santel hou tevisen ha pourfitable aveit er gompagnoneah.

---

## *En drivéd dé a vis Gourhelin.*

### SANT GOAR, Bélêg.

SANT GOAR, guenédicg ag en Aquitèn, en doé én é youancquis un dongér bras doh er vince. Er burlæt e oé bet perpet er vertu e chérissé hac e gâré muihan. É vodesti e hroé de bep-unan er respettein, deustou péh quel libertin e ellé bout. Er hommancemant en en doé bet de souffrein goapereah en dud youancq ag é ouaid; mæs quement-cé ne oé quet bet capable d'en distroein ag en hènt mad en doé queméret, na ne hroas quet debon changein nitra én é fæçon de vihuein; hac én ur serhol attàn ferme én é résolution,

ean e zâs de bên ag en dout quement u autorité er ou speredeu, ma hroas d'ul led-taër a nehai changein antièremant a vuhé.

Goudé m'en doé hum vantet Bélég, é Escob, péhani e hanàué en donæzon particuliér en doé receuet ag en nean aveit gounit ineaneu de Zoué, e ras cargue déhou a berdègue en aviél. Er gobér e ras guet ur grèd quer bras, mà oé touchet caloneu ol er ré er cheleué: péherion, hérétiquèd, payanèd, nitra ne ellé derhel doh é hrèd berbuidant.

Er mélationeu e vezé reit dohou a bep tu er hargué a sceont hac a zougeance, hac e hroas dehou quemér er résolution de bèllat doh é vro eit monnet de glasque ul léh distro é péhani en en devehé guellet conduie ur vuhé humble hac hum occupein a Zoué hemb quin. Hum dennein e ras én un ermitage é escobti Trève. Inon é passas un nebedieg amsér é ol excelceicen un ermit santel, é bobér junieu, é labourat, é cannein mélodi de Zoué, én un drenieine mar-a-huéh en dé pèn-d'er-bên ér gontamplation; hac èl ma cavas hoah payanèd ér hartér-sé, ean e herdéguas dehai en aviél hac e gonvertissas un nombre bras a nehai.

Er brud ag é vertu e hroas de gals a dud donnet d'er guélet, er pén en obligeas liès de logein darne a nehai, é spécial er ré beur. Arlerh m'en devezé laret é office, offret er sacrefice ag en overen ha groeit é excelceicen aral a sevotion, ean e impléé er resto ag en amsér é receu, guet ur vadeleah admirable, er ré e zé d'er havouet. Preparein e ré dehai de zaibrein, hac hum antretenein e ré guet-hai durant er prèd a dreu santel, én ur rein de bep-unan avisen mad, revé é zobérieu spirituel; hac arlerh quement-cé ean ou ingagé de larèt guet-on ur beden benac. Ne vér quet capable de larèt péguement a dud e laquas én hènt a salvedigueah dré er garanté admirable-sé.

Un dén quer santel ha quer carantéus é quevér en ol ne oé quet bet ispergnet guet er fal déadeu. Certæn tud malicius e vennas en dérie, én ul larèt é oé un dén a gompagnoneah, un dén a chervad, un hypocrit, un trompour hac un dén a fal example; mæs Doué e bermettas ma oé bet hanàuet é innoçance.

Er roué Sigebert, péhani e chommé ér guér a Vetz, én ur gleuet conte ag é vertu, e vennas er guélet, hac e offras

dehou un escobti. Er Sant e bedas er Roué de rein dehou er gonsolation de retourne d'é ermitage ha de dremeine inou un nebedicg amsér aveit consultein en Eutru Doué. Passein e ras én oræson en ol amsér e oé bet accordet dehou, én ur bedein Doué, guet devotion ha guet calz a zareu, de laquat un ampéchemant benac ar intantion er Prince. Doué e cheleuas é beden; rac quênt ma oé arribue en termein e oé bet merchet dehou, é couéhas én ur hlinhuèd péhani e badas mar-a-vlai. Durant er hlinhuèd hir-cé, ean e gresquas hoah é devotion hac é hrèd; ha rein e ras d'en ol exampleu bras a bep sorte vertuyeu, hac é spécial a batiantæt, bet que ne varhuas, avel ma varhue er Sænt, er blai puemb cand puemzèc-ha-tri-uguênd, onaidet a buar blai ha tri uguênd.

RÉFLEXION.

Bout e zou tud quer fal, ma quemérant er mad aveit en drong. Ampoésonnein e rant gùellan ovrèu en nessan; ha blâmein e rant er péh e vérite muihan bout mèlet. Er malice hac er fal natur a galon mab-dén e zou ordinæremant en instrumant a béhani en hum chervige er goal-sperèd aveit décriein en dud vad ha santel. Un dén vicius en dès poén é credein é ma er réral gùel eit-ou. Un dén lous hac infâme e grède chongeal pennaus nen dès quet a burtæt ér bed; un dén hypocrit e grède nen dès quet a huir devotion; un dén fal é peb fæçon e grède nen dès dén erbet divlam; ha chetu er péh e zou caus m'en dé quen diæz hinihue en dé credein er mad ag er réral, hac é contrel, chongeal drong ag en nessan. Er garanté vras e excelcé sant Goar é quevér er ré e oé d'er havouet, e fournissas occasion d'en décriein. Ret-é en dout er galon hac er sperèd goal-hroeit, corrompjet ha fal bras, aveit gobér ur hrime d'un dén ag er péh e zou mad én-ou é hunan hac ag er péh e vérite muihan bout mèlet.

Er santeleah en dès bet perpet anemisèd; mæs er Sænt en dès bet perpet triomfet a nehai. Petra e verne d'emb-ni ha ni e vou joget guet en dud, a p'en dé Doué hemb quin hur juge.

*Er buarvéd dé a vis Gourhelin.*

## EN DÉN EURUS ROBERT ARBRISSEL.

ER Servitour bras-men de Zoué ha de Vari e oé sàuet a dud peur, ha gannet én ur guér vihan hanhuet Arbrissel, é escobti Ruan, é Bretagne. É vodesti, é sevotion, hac é sperèd bras én amzér ma oé hoah croaidur e ré de hanàouet de bep-unan é oé destinet guet Doué aveit bout un dé un dra benac a gonséquance.

En hoant bras en doé de studial e hroas dehou monnet de Baris, é péh léh é avanças quement ér siance, m'en dès laret Balderic, Escob a Dol, péhani en dès scrihuet é vuhé, penaus ma tas de vout un Doctor hac ur perdégour bras, hac un dén admirable én é ol œvreu.

Goudé en dout ansaignet en théologie é Anger, ha bout bet Archidiacre é Ruan, Doué e inspiras dehou de gùittat er bed. Hum dennein e ras én un deserh, é péh léh é condayas ur vuhé haval doh hani un Æl, hac é castias é gorve dré ur benigen continuel. En doar e oé é hulé, ha gouriad leseu e oé é ol vihuance.

É huélet é té d'er havouet hilleih a dud péré e zesiré renoncein d'er bed ha bihuein avel ma hroé ean-memb, ean e sàuas é escobti Poitier ur houvand toste d'ur fetén, péhani e hanhuér Fontevrau, dré en arbèn ag un dén youancq hanhuet Evrau, dibordet bras, péhani e attaqué hilleih a dud ar en hènt, hac hum denné ér hoêd étal er fetén-zé eit hum gubein. Robert, én ur arribue inou, e gonvertissas en dén youancq-cé dré é gonzeu hac aviseu mad. Un nebeding amzér goudé quement-cé é oé bet requis d'en dén santel-men sauel ur houvand aral, aveit un nombre bras a verhèd hac a intanvésèd, péré e zas d'er pedein d'accordein dehai ehué er græce-zé. Er fondatour santel-men e laquas ul léannès aviset ha vertuus de vout Abadès ha mæstrès ag en neu gouvand, guet en autorité de gommandein, querelous d'er venéh él d'el léannésèd. Rein e ras dehai ol réglenneu sant Benæd, ha gobér e ras open ordrénanceu particuliér eit er venéh ha ré particuliér aveit el léannésèd.

Er Pab Pascal, eile ag en hanhue, e approuvas en Urh-

men, instituet én inour d'er Huérhiès glorius Vari, aveit inourein particuliérement hé halité a Vam de Zoué.

En dén santel-men e bedé Doué hemb cesse aveit conversion er béherion. En dout e ré un donæzon particuliér aveit accordein er ré e oé dissantion étré-z-hai, hac é vraséan pligeadur e oé chervigein er ré clan. Chomme e ras clan ean-memb én Orsan, én ur houvand ag é Urh, hac banàouet e ras é tosté er fin ag é vuhé. Goulenne e ras quentéh receu é Sacremanteu dehuéhan, hac arlerh en dout reit é vénédiction d'é verdér, ean e rantas é inean de Zoué er blai ninée cand huézêc, ouaidet a zêc vlai ha tri uiguênd.

É gorve e oé bet douguet de Fontevrau, hac ol er venéh e yas, treid noah, de siguemér er horve santel.

Hilleih a Brincésèd, péré en dès bet commandet d'en Urh-men, e zou bet brudettoh dré er santeleah ag ou buhé aveit dré ou ligné. É amzér en Abadès Mari a Vretagne, miés d'en Duc a Vretagne, é oé bet refurmet en Urh-cé, dré autorité er Pab Xiste puarvèd, ha durant pêl-amzér é hès bet héliet inou, guet hilleih a brèd, réglen sant Benæd hac ordrénanceu er fondatour santel Robert, é Fontevrau hac é toste de dri-uiguênd couvand aral péré e oé édan en abaty-zé.

## RÉFLEXION.

Dré un humilité hemb hé far ha dré un hoant bras d'inourein er Huérhiès glorius Vari, hac é spécial hé halité a Vam de Zoué, er servitour fidel-men de Jesus ha de Vari, d'er Mab ha d'er Vam, e hum obligeas ean-memb, hac ol é urh, d'aboeissein d'un Abadès.

En example bras-men a humilité hac a aboeissance e gondanne ahurtemant hac orgueil estrange hilleih a sujité pé tud péré e zou édan autorité réral, dré ma refusant aboeissein d'ou supériorèd légitime; èl m'en dé er vugalé dissènt doh ou hèrènt, er serviterion disboeissant d'ou mistre ha mæstrésèd, er barræsiènèd péré ne chelenant quet boéh ou bugul, hac er benitandèd péré ne héliant quet en aviseu mad e ra dehai ou hovézour. É peb stad hac é peb ouaid é teliér plégueín d'er supériorèd, de larèt-é, d'er ré e zou laqueit guet Doué eit commandein ar-n-amb. En hani e vanque ag er gobér, e distruge ordrénance en Eutru Doué.

*Er buemvèd dé a vis Gourhelin.*

## SANT PIERRE A LUXAMBOURG.

PIERRE a Luxambourg e oé ag ur famille inourable ha brudet a Lorèn. Reit-oé bet dehou abret mistre abil ha vertuus aveit en dessàu hac en instrugein. El m'en doé paud a sperèd, un aboeissance vras hac hilleih a hoant de zisquein, ean e avanças bras é siance hac ér vertuyeu. Biscoah ne oé bet gùélet caërroh inclinationeu én ur broaidur youancq. É hrèd sourcius de bedein Doué, é vodesti én ilisieu hac é garanté particuliér doh er beurerion, e broas rein dehou a neaé en hanhue a Sant. Nen doé hoah nameit seih pé eih vlai, ma ré deja d'er beurerion er memb sorte bouit e veaé cherviget dehou ean-memb.

Casset-oé bet d'en ouaid a sèc vlai de Baris aveit achihue é studi, ha passein e ras inou, ag en ouaid-cé, aveit ur burhud a siance hac a vertu. Conduyein e ras perpet ur vuhé quer parfaet ha quen examplus, ma oé bet laqueit de vout Escob ér guér a Vets én drespet d'é humilité ha deustou ma oé hoah forh youancq.

A pe antréas en Escob santel-men eit er guetan gùéh ér guér a Vets, é ol drein ha digueorage e oé en alésoneu bras e ré d'er beurerion. Commance e ras dré hobér er visit ag é ol escobti, hac é peb lèh é laquas reihiaet vad é peb tra. Én ul labourat quen eurusemant aveit santefication é bobl, ne labouré quet guet bihannoh a sourci aveit hum santefiein ean-memb. Ne golié jamas a hul er chonge a bresance en Eutru Doué. É vadeu e oé casi ol aveit er beurerion hac aveit en ilis. Hac én effèd, a pe varhuas ne oé quet bet cavet ur scoued argand ar é lerh. Open er yunieu e bratiqué dré zevotion, ean e yuné ar bara ha deur en déieu yun ordrénet dré en Ilis, hac é vortefication atal e oé brassoh hoah eit é yunieu.

Un nebedicg amzér goudé ma oé bet groeit Escob é oé bet ehué groeit Cardinal. Én un dignité quen ihuél ha quen inourable, é oé attàu quen humble ha quer mortefiet èl ma oé a ziaguênt, én ur fæçon ma hum santas er Pab Clémant seihvèd obliget de ordrénein dehou douçat é benigennou a gaus d'er bihan a yehaid en doé.

Un avantage e vehé bet aveit en ol ma vehé bet hirroh ur vuhé quer santel; mæs Doué hum hastas de recompancein é servitour fidel. Dêc mis goudé bout bet groeit Cardinal ean e chommas clan guet un derbian dangerus. Durant é glinhuèd ean e gommonié bamdé, ha perpet guet un devotion nehué. Ur brér dehou, péhani e oé bet goudé Escob a Gambray, e sas d'er gûélet, hac er Hardinal vertuus e gonsas dehou guet quement a nerh ag er vanitéeu ag er bed, hac ehué a joé, a avantage er vuhé devot ha santel, ma chommas en aviseu mad-cé dôn é sperèd é vrér ha ma tas de vout unan ag er santellan Escobèd ag é amzér.

Én ur santéin é nerh é boaunat, ean e houleunnas é Sacremanteu dehuéhan. Goudé quement-cé ean e hroas donnet dirac-t-ou é servîterion, péré hum rangeas tro-ha-tro d'é hulé én ur ouilein; ou fedein e ras de bardonnein dehou ol er scandal en doé reit dehai, dré ma credé en en doé queméret bihannoh a sourci eit m'en devehé deliet gobér eit rein exampleu mad dehai. Arlerh ean ou honjuras de bromettein dehou ol en ou devehé groeit, dré garanté eit-ou, er péh e yé de ordrénein dehai. Forh souéhet-oènt bet p'ou doé-ean cleuet é rein en ordréhance-men dehai: queméret en discipline e zou édan me zrespleg, ha reît d'eign, peb-unan a han-oh, mar-a-daul ar me hain eit me funissein ag er fauteu e mès bet commettet én hou quevér, hui péré e oé mem berdér é Jesus-Chrouist. Deustou d'er boén ou doé bet é aboeissein d'un ordrénance quer calet, ind er groas neoah guet eune a affligein er Sant. Arlerh en acte-zé a benigen hac a humilité, ean hum antretenas é segrèd guet Doué bet er momand ag é varhue. Nen doé quet boah achihuet é drihuéh vlai a pe varhuas.

### RÉFLEXION.

Er Hardinal-men, inourable dré é ligné ha dré é zignité, e laré ne oé ér bed meit vanité, ha penaus ne oé nitra gùel, nitra avantajussoh aveit conduie ur vuhé devot ha santel. Er memb tra en doé laret én é raug er fur Salomon, Roué bras ha forh puissant, ha péhani en doé bet en ol eurustet e ellé é galon desirein ar en doar. Interroget hui-memb hou calon. Nen dé gùir é oh bet dihoustet a vadeu er bed quenteh èl ma hoès bet jouisset a nehai? Nen dé gùir nen dès hou sperèd hum gavet jamæs coutant, hac ett en dès perpet man-

quet un dra-benac d'hou ponheur? É contrel, mar caret avouéein er huirioné, hui e larou penaus biscoah nen d'oh bet na coutantoh na joéiussoh eit a pe hoès bet groeit un œvre mad benac. O na caërret-é chervigein Doué! Guet a bligeadur e zou doh er hârein! O péh quer mad-é en Eutru Doué é quevér er ré er hâre! péh quen terrible e vou-ean eit er ré en offance! O nac eurusset-é en hani en dès é gouciance ér stad vad! na miseraplet, na malheurusset-é en hani en dès é gouciance ér stad a béhèd! O péh ur joé, péh ur repos e sante en inean péhani e zou ér stad vad! péh tristedigueah, péh treboulance e zou én un inean e zou é goal-stad! O na doucet-é er vertu! na huerhuet-é er vince! O na préciusset-é marhue en dén juste! nac horriplet-é marhue er péhour!

Comprenamb enta erhat, ha laramb ol nen dès nitra douçoh, nitra avantajussoh eit conduie ur vuhé vad ha santel.

---

*En huëhvèd dé a vis Gourhelin.*

## SANTÈS NOAL, GUÉRHIÈS HA MARTYRÈS.

NE gavér nitra scribuet é buhéieu er Sænt a zivout santès Noal, nameit ma larér hemb quin penaus ma tas guet hé mâguerès ag en Angletèr é Bretagne, é oé bet dibennet toste de chapél er Bézeu, étal Beignein, a berh un tyrant hanhuet Nizan, hac é touguas hé fèn étré hë deourne bet el léh é péhani é bès hinihue en dé un ilis sàuet én hé inour é parræs Noal-Pondi.

## SANT ANACLET, PAB HA MARTYR.

SANT ANACLET, guenédicg ag er guér a Athène, en doé bet er bonheur de vout instruget dré sant Pierre, péhani, é buélet é vuhé santel hac en donæzoneu naturel er ré cærran en doé receuet guet Doué, e ras dehou en Urheu sacret hac er heméras eit er secour én é labourieu apostolique. Arlerh m'en doé sant Pierre achibuet é vuhé dré ur martyr inourable, Anaclet e gontinuas de berdègue er fé guet er memb grèd ha courage é amzér er Pabèd sant Lin, sant Clet ha sant Clemant, ha choéget-oé bet anfin aveit Pab guet ur joé general, rac ma hanàué en ol é vuhé pur ha santel hac er chervigeu bras en doé rantet d'en Ilis.

En tyrantèd payan e bersécuté én amsér-sé er grechénion guet quement a grueldæt, ma oé distér en nombre ag er hérieu é bro er sàu-heaul hac er huh-heaul, hemb ne oènt bet trampet ha libuet guet goaid er Vartyrèd. Ne vezé gùélet é peb léh meit chalfaudeu, rôdeu hac instrumantèu terrible aral aveit ou distrugein.

Er Pab santel-men en doé dobér a ol é vertu, a ol é expériance hac a ol é gourage aveit goarne ha conduie en Ilis durant un tampeste hac un tourmant quer bras. Péh sourci ne oé bet ret dehou quemér ag é boble! ha neoah, èl ur bugul mad, ean e bourvæas de bep-tra.

Gobér e ras ordrénanceu gaër eit goarnation en Ilis, eit antretenein ha cresquein en devotion é mesque er boble. En ur gomprenein erhat péh quen necessær-é d'ur hrechén receu liès Jesus-Chrouist ér gommunion santel, aveit hum gonservein é græce Doué, ean e ordrénas d'en ol grechénion communiein a p'en dènt d'en overen : rac, em'ean, ne gredé quet é oé possible d'ur hrechén péhani e oé bamdé én dangér a gouéh étré deourne en tyrantèd, guellèt resistein doh en tourmanteu a vihannoh bout crihueit dré er mâgadur divin-cé.

Er Bugul fidel-men, gondé en dout, én un amsér a bersécution, conduyet en Ilis durant nàu vlai ha tri mis guet ur grèd dalhable ha courajus, e gourônas é labourien apostolique dré ur martyr glorius er blai cand deuzée.

## RÉFLEXION.

Sant Anaclet e fauté dehou m'en devehé bet en ol grechénion communiet liès ha casi bamdé, rac ma credé ne oé quet possible dehai, hemb er secour-zé, resistein doh en tourmanteu de béré é oènt exposet durant er bersécution. Petra en devehé bet laret er Pab santel-zé p'en devehé gùélet, èl ma huélamb-ni bermen, crechénion péré e chomme quer pél-amzér hemb tostat d'en Daul santel ? Persécutioneu er bayanèd e zou cesset, gùir-é ; mæs hun anemisèd, er goal-sperèd, er bed, er hicg, hur fal inclinationeu nen dint-i tyrantèd cruel, doh péré en hun nès perpet de gombattal ? A béh léh en hur bou-ni er græce, en nerh hac er hourage d'ou feahein, ma ne dostamb de Zoué ? Mar pellamb doh er vamen a vuhé, hun inean e languissou hac e varhuou ér fin.

Hui e larou marlesé penaus ne gredet quét communiein liès, rac ma oh goane ha fragil; mæs me larou d'oh, guet en Tadeu santel ag en Ilis, penaus é telie quement-cé hou ç'ingagein de gommuniein liessoh, aveit receu er secourieu a béré en e hoès mui arzé a sobér. Jesus-Chrouist e gouvie en ol d'azéein doh é Daul santel, er ré goane, eit ou hrihuat; er ré clan, eit ou guellat; er ré affliget ha chagrinet, aveit ou honsolein; er ré juste, aveit ou rantein parfættoh. Discoeit enta de Jesus-Chrouist hou misérieu, hou poénieu ha tantationeu, hac ean hou telivrou hac hou consolou.

O me inean! petra e ellés-té desirein ar en doar, ma ne zesirès receu ha Salvér, péhani e ra d'id er vuhé, péhani ha coalhe a hræceu, e ra sclærdér d'ha sperèd ha joé d'ha calon, ha péhani ha couvie guet quement a vadeleah hac a garanté!

---

*Er seihvèd dé a vis Gourhelin.*

## SANT THOMAS A GANTORBERY, Arhescob.

Er Sant-men, guenédicg ag en Angletèr, goudé en dout hum rantet abil bras dré é sperèd mad hac aviset, hum hroas dén a ilis. Ne oé hoah nameit Diacre a p'er choégeas en Escob a Gantorbery aveit bout é Archidiacre, ha m'er harguas ag en affærieu brassan ag é escobti. Hum acquittein e ré guet hilleih a vélation a ol en affærieu a béré é oé carguet, ha ne gommancé nitra hemb nen dé de bèn a nehou.

Er Roué ag en Angletèr, én ur gleuet conze ag é vertu hac ag é sperèd extraordinær, er groas Chanceliér ag é ranteleah; hum gomportein e ras ehué ér gargue inourable-zé guet ur justice hac ul lealdæt admirable; n'hum chervigeas jamæs ag en autorité en doé receuet guet er Roué meit aveit soulagein er boble; ha goudé m'en devezé passet en dé é hobér en devérieu ag é gargue, é ré én noz un amsér bras d'en oræson.

A pe varhuas en Arhescob a Gantorbery, é oé bet laqueit én é léh, én drespet de ol er péh e hroas aveit refus er gargue-cé quen inourable. Mar en doé conduyet a ziaguênt ur vuhé vad hac examplus, donnet e ras hoah nezé de vout scàir hac example en Escobèd brassan ha santellan, dré é brèd ambraset ha dré é labourien apostolique.

Èl m'en doé er Roué groeit un ordrénance contrel de sroèden en Ilis, en Escob santel-men e sihuennas caus en Ilis guet quement a gourage, ma queméras er Prince-sé ur bas quer bras doh-t-ou, ma hroas lemel guet-ou ol é vadou. Er Sant, é huélet ne oé quet memb én assurance ag é vuhé, hum dennas é segrèd é France, é péh léh é oé bet receuet guet ur respet hac un inour deliet d'é garactèr ha d'é santeleah. Er Pab e hroas quement, ma tas de bèn a laquat er peah étré er Roué-cé hac en Escob santel, péhani e retournas d'é escobti; mæs ne chommas quet pêl é peah. Tud malheurus hac ivius en accusas é gueu dirac er Roué, péhani, doh ou hredein rai æz, e laras dré golér ne ellé quet bout é peah én é santeleah guet Arhescob Cantorbery. Officerion er Roué, péré e gleué quement-cé, én ur gredein gobér pligeadur d'er Roué, én ul lemel é vuhé guet er Sant, e ridas guet ur vanden soudardèd, avel tud revoltet, d'en ilis é péhani é oé én oræson. En dud a ilis e vennas chairrein en orieu; mæs er Sant e viras doh-t-hai ag er gobér, én ul larèt ne oé quet ret dihuen en ilis avel ul léh goarnet dré un armé, hac é oé disposet de souffrein a galon vad er marhue aveit soutén en Ilis. Larèt e ras nezé d'er soudardèd, a berh Doué, laquat éhuéh a hobér droug de hanni ag é boble, ha goudé en dout hum laqueit ar é zeulin ha recommandet é inean de Zoué, d'er Huérhiès Vari ha de sant Denis, ean e bresantas guet courage é bèn santel, ar béhani é receuas un taul sabre péhani er feutas dré en bantér. Merhuel e ras er blai uinêc cand dêc-ha-tri-uiguênd, ouaidet a dri blai ha hantér-hand.

Er Roué, a pe glenas en nehuétèd-cé ag er marhue quer cruel ha quen estrange, e oé bet quen touchet ha quer glaharet, ma chommas mar-o-zé hemb daibrein hac hemb ivet; monnet e ras ar vé er Sant guet un habid simple ha divot; scùille e ras billeih a zareu, é face doh en doar; avouéein e ras publiquemant é faute, ha goulenne e ras pardon guet Doué ha guet er Sant. Conversion er Roué-men e oé bet sellet èl unan a viraclen er Sant martyr.

## RÉFLEXION.

Sant Thomas a Gantorbery en doé méritet istim é Brince; er Prince-zé er harguas a faveurien hac er groas Chancelièr

ag é ranteleah. Er Sant hum acquittas ag er gargue vras-cé guet lealdæt ha justice vad; neoah ne ellas quet mirèt a zisplige d'é Brince, péhani, goudé en dout lamet guet-ou é gargue hac é vadeu, er persécutas bet fin é vuhé, hac e oé bet caus ma souffras ur marhue cri hac estrange.

Na fragillet, na brusquet-é faveurieu ha mignonage er ré vras ha puissant ag er bed! Na liesset é changeant-ind é cassoni! Eurus en hani n'ou blasque quet! Clasquet amitié ha faveurieu en Eutru Doué, péhani ne changeou quet én hou ç'andret, péhani ne vanquou jamæs d'oh, ha péhani n'hou ç'abandonnou birhuiquin, ma n'en abandonnet hui-memb er hetan.

---

## *En eihvèd dé a vis Gourhelin.*

## SANTÈS ÉLIZABETH, INTANVÈS,

### A DRIVÈD-URH SANT FRANÇÆS.

ÉLIZABETH, merh d'er Roué a Aragon, e oé quer vertuus ha quen devot én hé youancquis, ma hroé bamdé un ær a véditation pé a oræson a galon; bamdé é laré hé breviér, èl er Vêlean, hac èl larèt e ras durant hé buhé. Open en drazé, hi e yuné peb sadourne hac en déieu quênt gouilieu er Huérhiès.

Goudé ma oé bet diméet d'er Roué a Bortugal, er changemant-cé a stad ne changeas nitra én hé fæçon de vihuein; sel-mui ma hum huélé inouret, sel-mui en hum ranté humble. Gobér e ras aveit hi hé hunan ur réglèn a vuhé doh péhani é venné derhel én hé falæs, ha péhani e dosté de vuhé el léannésèd parfættan. Bamdé é sàné mitin mad, ha goudé m'hé devezé laret hé fedenneu guet hilleih a zevotion ha groeit ur véditation hir, hi e laré hé breviér; arlerh é cleué en overen, é péhani é communié liès; ha goudé hé dout groeit hé acte a drugairé, ne vanqué quet a laquat reihtæt mad én hé zy. Cresquein e ras hoah hé yunieu a houdé ma oé deit de vout Rouannès; rac, emé-hi, m'en dé ret hum vortefiein muyoh, a p'hum gavér exposet de vrassoh dangérieu: yunein e ré tri dé ér suhun casi durant er blai, ha bamdé é visité er beurerion clan. Un dé ma cavas ur voès peur goleït a houlieu ha corromplet guet er hlinhuèd, hi hum santas inspiret d'hé

bréhattat aveit feahein en dongér hé doé quemèret doh-t-hi, hac er gohér e ras. Er memb momand er voès-cé hum gavas gùelleit, hac er Santès nen doé quet bet mui arlerh er memb dongér nac er memb poén a p'hum gavé é mesque er ré clan.

Ur vertu quer bras ne ellé quet manquein a vout excelcet pé persécutet. Er Rouannès en doé ur page pé ur mehuel aviset ha devot, a béhani en hum chervigé aveit casso hé alésonen d'er beurerion méhus. Ur page d'er Roué e guemèras ivi doh-t-ou, hac e laras d'er Roué é oé rai a garanté étré er Rouannès hac hé mehuel.

Er Roué, én ur gredein rai æs er fal déad-cé, e guemèras er résolution d'hum zisobér a bage er Rouannès, hac én un dremeine un dé étal ur fourne-rha, ean e galhuas er mæstre, de béhani é ordrénas turel ér fourne rû er page en devehé bet casset dehou en trenoz, é sigur goulen guet-ou hac ean en doé groeit er péh en doé commandet dehou. En trenoz, én effed, ean e gommandas de bage er Rouannès monnet de bout guet mæstre er fourne mar en doé groeit er péh en doé laret dehou. Er page e bartias aben; mæs èl ma passé étal un ilis, ean e antréas aveit cleuèt en overen, èl ma oé é gustum bamdé. Èl m'en doé er Roué baste bras de hout doairé er page, ean e gasas en hani en doé en accuset é faus aveit gout guet er fournour hac ean en doé groeit peh tra èl ma fauté. Monnet e ras, goulen e ras guet er fournour mar en doé groeit er péh en doé ordrénet dehou er Roué. A boén en en doé achibuet mad é gonze, ma tas er fournerion d'en turel é creis er fourne-rû, é mesque er rha-bihue. Ur momand goudé é arribuas page er Rouannès, péhani e goulennas mar boé groeit er péh en doé commandet er Roué. Rèscondet-oé bet dehou é oé groeit en taul. A pe zistroas, er Roué, souéhet doh er gùélet, en interrogeas mad, hac én ur gomprenein penaus é oé arribue en affær, ean e hanàuas reih providance en Autro Doué, péhani e ziscoé dehou sclær crime é bage pé é vehuel, hac innoçance er Rouannès hac hé fage.

Arlerh marhue er Roué, en intanvès santel-men e guemèras eu habid ag en Deivèd-Urh a sant Françæs. Tremeine e ré nezé en darne-muihan ag hé amsér én oræson, ha ne hum gonsidéré mui nameit èl mam er beurerion, en intanvésèd, en orphelinèd, er brisonnerion hac er sclavèd, péré e receuas ol guet-hi peb sorte soulagemant.

Én hé hlinbuéd dehuéhan, arlerh m'hé doé receuet hé ol Sacremanteu, hi e bedas er ré e oé presant d'hé lezel un nebedicg hé hunan. Hum recommandein e ras nezé guet bilfeib a gonfiance d'er Huérhiès, péhani e apparissas dehi hac hé harguas ag er honsolationeu-zé péré e rante er marhue quen douce. Er joé extraordinær e oé bet remerquet ar hé face e ré de hanàouet assès en hani e oé én hé halon. Merbuel e ras ér blai trisêc cand huéh ha tregond, ouaidet a buemp plai ha tri uiguênd.

## Réflexion.

Er Rouannès-men, ar en trôn, ne hum goutanté quet a hobér er yunieu ordrênet dré en ilis, yune e ré, open quement-cé, tair guéh ér suhun. Mar d'oh én ouaid ag ur blai ar-n-uiguênd achihue, petra e vire doh-oh-hui a yune er hoareis hac en déieu aral a obligation? Ma ne ellet yune ol er hoareis, ne ellet-hui yune lod a nehou? Péguement a dud hum drompe ar er poênd-men! Guet eune enta ne hum drompehoh hui-memb, goulennet avis guet hou covésour, péhani e réglou d'oh er péh e zeliet gobér revé hou labour, hou nerh hac hou condition.

*Eile Réflexion.* Ur page malheurus e accusas un aral é faus, ha dré ur bunition juste a berh Doué, er memb tan péhani e oé preparet eit en hani e oé divlam, e chervigeas de losquein en hani e oé cablus. Sellet mad petra gobér d'hou nessan, rac en droug e hroéhet d'er réral e gouéhou, abret pé dehuéhat, ar-n-oh hui-memb.

*Tairvéd Réflexion.* Er page devot, én ur gleuèt en overen, e oé bet goarantet doh ur malheur bras. Nac avantajusset-é assistein ér Sacrefice santel-men! Mar d'oh toste d'en ilis, petra e vire doh-oh a gleuèt bamdé en overen, pé d'er bihannan liessan ma voe possible d'oh? Credet ferme ne vehet quet dehuéhattoh én hou tenéh eit quement-cé; é contrel, gounit e rehet perpet dré er vénédiction e rei Doué d'hou labour. Mar d'oh pêl doh en ilis, a pe gleuehet sonnein d'en overen, hum laqueit d'er bihannan d'hé hleuèt a sperèd hac a galon, én ur joéntein hou intantion guet hani er Bélêg hac er ré e assiste én-hi.

*En nàuvéd dé a vis Gourhelin.*

## SANT ARSÈN, Ermit ag en Égypte.

En Sant-men, guenédigue a Rome, hum santas a vihannicg dougueit bras de bratiquein er vertuyeu. É doud en deséhuas guet hilleih a sourci; gobés e ras aùret é selesseu ha greceu e ras en urh a Ziacre. En ampeleur Théodos er chouéjeas aveit instrugein é vugalé, er sàuas d'er rang ihuél a Sénatour, e ras dehou cand servitour eit er chervige, hac e ordrénas er respetein èl pè vehé bet tad é vugalé. Arsèn ne guemèras er gargue vras-cé nameit guet poén; mæs ret-oé bet dehou abocissein. Recevet-oé bet guet inour é palæs en Ampeleur, péhani e hrèas donnet dirac-t-ou Arcad, é vab conhan, de béhani é laras: me mab, chetu azé hou mæstre-scôl, péhani e zeliet respettein ha sellet avel hou tad, a p'en dé gùir én-hou pou mui a obligation dehou eit d'eign-mé-memb.

Arsèn, péhani hum santé perpet inspiret de gùittat er bed, ne vanqué quet a houlen bamdé guet Doué er grace d'hanàouet petra e zelié gobér eit bout salvet.

Én ur hobér un dé oræson, ean e gleuas anfin ur voéh miraculus péhani e laré dehou: *pèlla doh compagnoneah en dud, gouarn er silance ha laque ha sourci de vout dishanàuet.* Arsèn ne dardas quet a sentein doh er voéh-cé: ean hum seguinas hac hum dennas é segrèd é deserh Scété, é péh léh é pássas mar-a-vlai hemb ne houyé dén erbet nac é hanhue nac a béh bro e oé. Ne chongé inou meit én é salvedigueah, ha ne gomzé nameit doh Doué dré un oræson continuel.

Supérior er venéh ag en deserh-cé en obligeas anfin de zisclærein é hanhue, péhani ne vehé quet bet hanàuet hemb en dra-zé. Anferh marhue en ampeleur Théodos, é vab, én ur gleuet larèt é oé Arsèn én deserh a Scété, e gassas un officéour d'er havouet aveit gobér dehou ur present caër. Er Sant e refusas er present, hac aveit ol rescond, ean e hroas larèt d'en Ampeleur en en devehé bet pedet Doué eit-ou én é zeserh.

En ermit santel-men e guemèras quement a sourci de virèt er barlaat, ma oé ur boén vras eit-ou gùélet merhèd pé groagué.

Un Dame a Rome, banhuet Mélanie, e zas d'er havonet d'é seserh, hac e gommançás conse dehou ag er boén hé doé bet é tonnet d'é ermitage eit hum recommandein d'é bedenneu. Er Sant, hemb sellet doh-t-hi, e rescondas : guel hou pehé groeit chomme én hou ty eit quemér soign ag hou tyegueah, ha quentéh ean hum dennas a zoh-t-hi. En Dame, é huélet é péllé doh-t-hi, e laras : promettet d'eign, d'er bihannan, en hou pou chonge a han-an én hou pedenneu. Pedein e ran Doué, em'ean, n'em bou jamæs chonge a han-oh. Gobér e ras neoah larét dehi goudé en en devehé bet chonge ag hé inean.

Deustou ma cåré bras bout é human, ean e receué neoah guet caranté er veméh e zé de houlen avis guet-ou, ha conse e ré doh-t-hai perpet én ur façon gracius.

A pe santé ur melconi pé un dihoustemant benac én é ermitage, ean e laré, aveit allume é hréd : Arsèn, perac é ous-té deit d'en deserh? Nen dé aveit chervige en Eutru Doué-é? Groa-ean enta.

Anfin, uset dré é benigenneu bras, ean e rantas é inean de Zoué ardro er blai puar hand nàu-ha-dun-uiguênd, ouaidet a buemzêc vlai ha puar-uiguênd.

RÉFLEXION.

Sant Arsèn e guemérás ur sourci bras de guhein é sperèd, é siance, é vortefications hac é ol vertuyeu. A pe hroet un œvre mad benac, cuhet-ean doh en dud; groeit ne honyou quet memb hou tourne clei er péh e hroa hou tourne déhou, pé hemb arvar n'hou pou recompance erbet guet hou Tad ag en nean. Er vanité e zou un droug dangerus hac e hroa colle er mérit ag en œvreu mad. Hum gontantet ma vou hanàuet hou œvre mad hac hou calon guet Doué, ha ne glasquet quet istim na mélation en dud.

*Eile Réflexion.* Er Sant-men en dès bet miret ur silance bras ha parfæt. Bout-zou deu sorte silance, er silance a vêg hac er silance a galon. Er silance a vêg e zou hum bassein a gonse doh en dud; er silance a galon e zou lemel ag er sperèd er chonge memb ag er bed, er chongeu væn hac inutil, péré ne chervigeant nameit de droublein peah er galon, d'hur rantein dibarfæt ha de barrat doh-emb ag hum occupein guet Doué. Arsèn en dès bet miret mad en neu sorte silance-zé; ha dré er moyand-cé, é sperèd e oé attàu tran-

quil hac é peah, hac é ellé hum antretenein nos ha dé, calon ha calon, guet é Groućour.

Miramb, d'er bihannan, er silance a vêg én occasioneu é péré é teliamb tauein; miramb ehoé er silance a galon, mar falle d'emb ma conzou Doué doh-emb én hun intérior.

---

## *En décvèd dé a vis Gourhelin.*

## ER SEIH BRÉR MARTYR HA SANTÈS FÉLICITÉ OU MAM.

SANTÈS FÉLICITÉ, respettet bras é Rome a gaus d'hé halité, ha muyoh hoah a gaus d'hé vertuyeu, e renoncias de ol gloër er bed aveit chervigein Doué hemb quin hac er hârein hemb partage. Él ma houyé erhat pensus hé devér hac hé obligation principal e oé er sourci hac en instruction ag hé bugalé, ne aocóéhas nitra aveit rein dehai un ansaignemant crechén. Hé dout e ré seih mab péré e oé hoah youancq, Janviér, Félix, Philippe, Silvein, Alexandre, Vital ha Martial. Er soign hé doé queméret d'ou dessèn a vihannicg revé Doué, hé scôl vad hac hé example, e hroas dehai donnet quênt pêl de vout ol forh devot ha santel èl d'hi hi-memb. Er fragilistæt ag en inourieu hac ag er madeu ag er bed, péré e basse quer bean, e oé en dra a béhani é conzé er vam santel-men liessan d'hé bugalé. Conze e ré ehué dehai ag en eurustet a béhani é jouisse er Sænt én neau; hac én ur segasse chonge dehai ag en tourmanteu e souffré bamdé er vartyrèd é Rome hac é léh aral, hi e laré: nac eurusset e vehoh-hui, mem bugalé, ha mé-memb me vehé en eurussan ag en ol mameu, p'hou cuéiehen un dé é rein betac en dehuéhan tapen ag hou coaid eit Jesus-Chrouist. Hé desir e oé bet accomplisset.

Er vuhé devot ha santel e gondoyé er Santès-men guet hé seih mab, e hroé quement a effèd ar galoneu er bayanèd, ma hum gavènt touchet ér fæçon ma té hilleih a nehai de renoncieïn d'ou superstitioneu eit hum rantein crechénion. Él ma oé bet laret quement-cé d'en Ampeleur Marc-Aurel, péhani e oé ur payan superstitius, ean e ordrénas de Bublius, prefæt a Rome, gobér hé froçæz de Félicité ha d'hé bugalé, mar refusènt a sacrefiein d'en idolèd.

Clasquet-oènt bet, hac hum bresantet ou doé ol dirac er prefæt, péhani e gonzas de guetan doh er vam én ur fæçon gracius, ha guet promessen caër memb, mar caresé, hi hac hé bugalé, sacrefiein d'en douééd, én ur sisclærieiu dehi neoah penaus, a vihannoh quement-cé, ne seliènt bout én gorto nameit ag en tourmanteu cruellan. Eutru, e rescondas er Santès, me ol gonfiance e zou é Doué, hac espérance e mès penaus, meit ma vehemb fidel dehou, ne fehemb quet bout feahet na dré er promessen na dré en tourmanteu. Nezé er vam santel-men, én ur gonze doh hé bugalé, e laras dehai : hinihue-é en dé ag hou triomfle; sàuet hou teulegad trema en nean ha sellet doh Jesus-Chrouist, péhani e brepare de bep-unan a han-oh ur gourôn gaër : reit en dès é Oaid eit hou salvedigueah; reit ehué hou ç'hani aveit é bloër; ne zonget nac er marhue nac en tourmanteu : hum rantet digne ag er martyr dré hou courage, beah fidel ha chommet ferme ér fé bet er momand dehuéhan.

Er prefæt, goudé en dout groeit goal-drettein er Santès, e laras d'er hounan ag hé bugalé : beah aviseltoh aveit hou mam, pé a vihannoh é vou ret d'oh souffrein peb sorte tourmanteu. Me mam e zou aviset mad, e rescondas Janviér, ha forh disquentet e vehen mé-memb p'en dehen, dré zougeance ag hou tourmanteu, hac hum laquat ér stad de véritein ur marhue éternel. Félix, er houhan arlerh, e laras : ne faut nameit un tamieg ræson ha squênd vad aveit gùélet penaus hou ç'idolèd nen deint nameit douééd faus : nen dès meit ur gàir Doué, hac impossible-é ma vehé quin. Chetu azé me breden hac hani me ol berdér. Hou ç'ol tourmanteu ne veint james capable de hoannat hur fé na de vihannat hur haranté doh Jesus-Chrouist hur Salvér. Er prefæt, én gorto a zonnet de bèn ag er ré youancquan, e gonzas doh Vital ha Martial. Vital e rescondas : deustou ma omb youancquoh eit hur berdér, n'hun nès quet bihannoh a gourage aveithai. Martial, er youancquan ag en ol, e tiscoas ur hourage hac un nerh ingal doh hani é ol verdér : er brassan eune en doé, e oé ne vehé bet ispergnet. Crechén-on, em'ean, ha quement a gaz e mès èl mem berdér doh hou ç'idolèd : laqueit-mé d'er marhue, me zou crechén.

Condannet-oènt bet ol de verhuel, hac oueit-oènt ol d'el léh ag ou zourmant èl d'ul léh a driomfle. Janviér

e oé bet flagellet, hac e varhuas édan en taoleu foéd. Félix ha Philippe e oé bet lahet a dauleu bah. Silvein e oé bet taulet peb-eile-pèn én un toul dôn. Alexandre, Vital ha Martial e oé bet dibennet. Santès Félicité, ou mam, e oé bet dibennet en dehuéhan, hac ellein e rér larèt en hé dès bet souffret ol tourmanteu hé seih mab, hé dès bet gùélet é verbuel dirac hé deulegad, hac é ma bet eih gùéh martyrès. Recenet ou doé er gourôn a vartyr ardro pear blai hac eih uiguênd arlerh donnedigueah hur Salvér.

## RÉFLEXION.

Nac eurusset-é er vam péhani en dès quel liès a Sant èl m'hé dès a groaidur! Chetu gloër santès Félicité. Ne vehé quet cavet calz a vameu a guement nen devehé er memb bonheur, pe vehènt ol quer clous crechénesèd avel er Santès-men.

A pe ne gouzér d'er vugalé, ag ou youancquis quetan, nameit ag en devérieu ag er religion, ag er gonséquance ag er salvedigueah, ag er fragilistæt a vadeu er bed, a avantageu éternel er vuhé eurus én nean, é cavér er gonsolation de huélet quel liès a Sant èl a groaidur. Nen dès quet calz a dyegueaheu hac e elle hinihue en dé hum blorifiein ag ur bonheur èl-cé, dré ma hès biban a benneu-tyegueah hac e zou é gùirioné crechénion. Nen dé quet ur souéh ma huélér én tyegueaheu quement a dristedigueah hac a chagrin dré en arben ag er vugalé: er guêrènt hum glemme a zisordreu ou bugalé; mæs ne zeliehènt-ind quêntoh hum glemme d'ou dout manquet ag ou instrugein abret assès ar lézen Doué? Pe vehé bet er vugalé-cé disquettoh, é vehènt ehué avisettoh.

---

*En uinécvèd dè a vis Gourhelin.*

## SANT BENÆD, ABAD.

ER servitour bras-men de Zoué e oé guenédicg ag en Italie. Én ur hobér é studi é Rome, en en doé un devotion tinér-bras aveit Mam Doué, ha goarne e rér hoah inou limage er Huérhiès Vari dirac péhani é tremeiné bamdé hilleih a amzér én oræson. Én ur huélet el liberté rai vras e gue-

méré mar-a-unan ag é gansortéd a studi, ean e bêllas doh-t-hai bac e gueméras er résolution de glasque ér retræd ul léh sur eit conservein é innoçance. D'en ouaid a buemzêc vlai é sortias a Rome eit hum dennein én deserh. Hum gavouet e ras guet ur menah péhani e houlennas guet-ou petra e glasqué inou. Clasque e ran, em'ean, ul léh é péhan é ellehen merhuel doh er bed ha doh-eign mé-memb, aveit bihuein eit Doué hemb quin. Er menah, forh contant é huélet é intantion vad, e ziscoas dehou ul léh én ur roh-crouis, ha bet en doé er vadeleah de gasse dehou peb suhun, durant tri blai, un tamicg bara aveit bihuein.

Benæd e bratiquas inou ur benigen extraordinær: é oræson e oé casi continuel, ha dougue e ré ur cilice ruste, péhani ne guittas bet er marhue. Er goal-sperèd e assaias, hemb ne ellas donnet de bèn, gobér dehou coille courage hac el laquat de sorticin ag en deserh. En tantein e ras én ur fæçon quer cruel, dré chongeu horrible ha lous, ma tas, eit pêllat doh-t-ou en tantationeu néhançus-zé, betac hum rudellat ar en drein hac ar er sperne, bet que ne zas er souffrance, péhani e oé estrange, de vouguein én-ou peb santimant a bligeadur er hicg, dré béhani é fallé d'en tantour er feahein hac er holle. Doué, aveit recompancein é fidelitæt, e ras dehou er grace de vout délivret eit mad ag er sorte tantationeu-zé.

Nezé, goudé en dout hum dennet ar er manné Cassin, ean e gavas inou payanèd hac un tample d'er faus doué Apollon. É bèr-amzér ean e gonvertissas d'er fé ol er boblezé; ha goudé en dout distruget en tample proffâne, ean e hroas batissein dihue ilis, unan én inour de sant Yehan-er-Badéour hac en aral én inour de sant Martin. Ar lein er manné-cé, ean e hroas seuel ur houvand péhani e zou bet consideret a viscoah èl er houvand principal ag en Urh santel en dès bet instituet hac en dès reit d'en Ilis open tri mil Sant canonizet.

Doué ne hortas quet marhue é servitour fidel eit discoein é santeleah dré hilleih a viracleu. Un dén malheurus ha carguet a fal intantion e bresantas dehou un dé ur uéh d'ivet, é péhani en en doé laqueit un ampoéson; mæs er Sant, revé é gustum, e hroas sine er groéz ar er bannicg deur-zé quênt hé ivet, hac er huiren hum vrehonnas ér memb -mand.

Er roué Totile, dré m'en doé clenet conze ag en Abad santel-men èl ag ur Profæt, e hoantas gout ean-memb hac ean e oé gùir ol er péh e gleué a nehou. Gobér e ras de unan ag é dud quemér é habid hac é ol mercheu a Roué, ha monnet èl-cé de gavonet en Abad. Quentéh èl m'er gùélas er Sant, ean e laras dehou : quitteit, me mab, er gusquemant-cé péhani ne jauge quet doh-oh, ha ne guhet quet pihue oh. Totile, souéhet bras a guement-cé, e yas d'hum durel doh treid er Sant, péhani e bourfitas a zisposition er Prince-zé eit discoein ha rebreichein dehou er ravage bras e hroé én Italie ; disclærieiu e ras dehou ol er péh e zelié arrihue guet-ou durant nàu vlai ; ha goudé en dout ean ingaget de hum gonvertissein, ean e assuras dehou en en devehé bet marhuet abèn en nàu vlai-cé : ol er péh en doé laret e hum gavas de vout gùir. Totile e zas de vout douçoh hac arrestettoh, ha ne cessas quet a vrudein vertu en dén santel.

Sant Benæd nen doé quet recenet aveit-ou é hunan hemb quin en donæzon a viracleu ; mæs hé rein e ré hoah d'é venéh. Ur menah hanhuet Placid e gouéhas én deur, hac èl ma oé én dangér ag hum vaieiu, en Abad santel e ordrénas d'ur menah youancq monnet d'er sauvein. Er menah-cé e guêrhas diar en deur hac e zélivras Placid.

Anfin, ér blai puemb cand tri-ha-deu-uiguênd, er fondatour hac er Patriarche santel-men, ouaidet a dri blai ha tri uiguênd, goudé en dout groeit digueor é vé huéh dé quênt ma varhuas, e rantas, guet ur peah bras, é inean de Zoué én ilis de béhani en en doé groeit en douguein aveit receu é Sacremanteu dehuéhan.

## *Aviseu spirituël sant Benæd.*

1. Groeit en ol vad e ellehet, ha credet perpet ne hoès groeit nitra.

2. Eit bout parfæt, hou péet ur galon humble, ha câret Doué hac hou nessan dré ur garanté pur hac hemb clasque hou pourfit prope.

3. Petra ne hroéhemb-ni, pe chongehemb sôn ér honzeu divin-men : *Clasquet de guetan ranteleah en nean, hac é cavehet peb-tra.*

4. Sel-mui e hroéhemb aveit Doué, sel-mui a hræceu e receuehemb guet-ou.

5. En hani e houér pedein mad, ne scuéhe jamæs é pedein.

6. En n'emb e chonge bamdé ér marhue, nen dès quet eune a verhuel; hac en n'emb e chonge ér baraouis, e gave douce er marhue.

7. Er gùellan moyand d'hobér erhat é ol œvreu, e zou chongeal é vér perpet gùélet guet Doué é peb léh.

## RÉFLEXION.

Sant Benœd, én é youancquis, e gùittas a-grén é gansortèd, quentéh èl ma commanças ou gùélet é quemér rai a liberté. Disquet dré é example pêllat doh er fal gompagnoneaheu. Pe gomprenehoh mad péh quen dangerus-é er fal gompagnoneaheu, hui e bêllehé prontoh doh-t-hai aveit ne ridehoh é raug ur serpant pé é raug en tan.

*Eile Réflexion.* Er Sant-men en doé a boén groeit sine er groéz ar er péh e oé bet presantet dehou d'ivèt, hac e oé ampoésonnet, ma tas er huirèn de zeuhantérein. Disquamb dré-zé péh queer mad-é gobér sine er groéz ha beniguein er bouit.

A p'hum laquamb doh taul, béemb fidel de offrein de Zoué er prèd e yamb de guemér; queméramb-ean non-pas eit coutantemant er horve; mæs eit guellein goudé chervigein Doué, én ur hobér hul labour revé hur hondition. Héliamb en avis e ra d'emb en Apostol sant Paul : *Ne verne ha hui e zaibre, pé e ive, pé e hroa un dra-benac aral, groeit-ean aveit gloér en Eutru Doué.*

*Tairvèd Réflexion.* Eit chasséein er chongeu dishoneste guet péré é oé néhancet, ean hum rudellas diar en drein hac er sperne; ha Doué, aveit recompancein é fideldæt, e ras dehou er græce de vout délivret eit mad ag er sorte tantationeu-zé. Resistamb guet courage doh en tantation, ha ni e receuou guet Doué un nerh nehué ha græceu crihuoh. Resistet doh en diaul, hac ean e bêllei doh-oh : en anemiscé ag er salvedigueah, én ur huélet é collou guet-n-oh é léh gounit, e droei cain d'oh hac hou lausquou é peah.



## *En deuzécvéd dé a vis Gourhelin.*

## SANT YEHAN GUALBERT, ABAD.

ER Sant-men e oé guenédicg a Florance én Italie. É guérènt, péré e oé tud a galité, en dessàuas a vihannicg ér pratique ag er vertuyeu a grechéneah hac e hroas en instrugein mad; mæs a boéa en en doé-ean commancet hantein er bed, ma lausquas é galon de vout gouniet dré vanitéeu en doar ha dré er pligeadurieu; mouguein e ras imbèr ol er santimanteu e ellé rein dehou er religion, ha ridéc e ré a baseu bras d'hum golle, p'hum chervigeas en Eutru Doué ag er circonstance-men eit gobér dehou digueor é seulegad.

Gualbert en doé ur sperèd pront, ha n'ellé quet andur en disterran anjuli. Ur brér dehou, hanbuet Hugue, e oé bet lahet dré un Eutru ag er hartér. Yehan ne vanquas quet a glasque en occasion de hum vangein; ne dardas quet ag hé havouet. Un dé ma oé é boyage guet é vehuel hac armet mad, ean hum gavas guet é anemis én un hènt quer stréh, ma oé impossible de hanni a nehai distroein a raug en aral. Quentéh èl m'er gòélas é iaras guet ur voéh terrible dehou: *ret-é colle er vuhé, multrér malheurus.* En dén-cé, scontet ha trehiet, e laquas é zivréh é croés én ur grial: *goulenne e ran er vuhé é hanhue Jesus-Chrouist, marhue ar er groéz aveit oh hac aveit on.* Gualbert hum santas touchet ér memb momand, hac én ul larèt ean-memb ar é lerh er gonze-men, *é hanhue Jesus-Chrouist;* rai vras ha rai buissant-é, em'ean, en avocad e gueméret eit ma refusehen d'oh er pardon e houlennet. Astenne e ras é zourne dehou én ul larèt hoah: ne ellan refuse aitra é hanhue Jesus-Chrouist; lezel e ran guet-n-oh er vuhé ha rein e ran d'oh me haranté; pedet hur Salvér adorable ma pligeou guet-ou me fardonnein; ha goudé ou dout hum vréhatteit, ind hum separas.

Gualbert e yas nesé aben de abaty Sant-Minist, péhani ne oé quet pèl doh inou; ha goudé bout antréet én iliz, ean hum laquas d'hobér é beden dirac er grucefi guet santimanteu bras a gontrition. Durant ma suplié hur Salvér guet billeih a pareu de vout truhéus én é andret, ean e remerquas er gruceﬁ é pléguein hé fen, er péh e ziscoé dehou péh quen agréable

e oé de Jesus-Chrouist er péh e zé a hobér. Ur græce quer bras hac ur miracle quer caër (é mimoér a béhani é hoarnér hoah binihue en dé guet ur respet particuliér er memb grucefi-zé é ilis Sant-Miniat) e douchas quement é galon, ma queméras er résolution de gùittat er bed aveit hum rein ol de Zoué. Hum dennein e ras én un deserh hanhuet Valombreuz.

Un nebedicg amzér arlerh, er brud ag é santeleah e yas partout dré er hanton, ha donnet e ras tud a bep bro d'er havouet aveit disquein guet-ou en hènt d'er barfection. Aveit ou logein ean e hroas seuel, é creis en deserh-cé, ur houvand é péhani é oé bet laqueit de vout Abad, én drespet de ol er péh en doé groeit aveit refuse er gargue-cé. Rein e ras d'é venéh réglen sant Benæd; ha goudé en dout ou honduyet guet un doustér hac ur garanté admirable durant deu vlai ar-n-uiguênd, ean e rantas é inean eurus d'é Grouéour er blai mil trizêc-ha-tri-uiguênd, ouaidet a buarzêc vlai ha tri uiguênd.

## RÉFLEXION.

Péguement a hræceu ne vériter dré un œvre bras a vertu, dré ur victoër gaër gouniet ar un inclination diréglet! Ne faut liès meit ur victoër èl-cé eit gobér ag ur péhour ur Sant bras. Gualbert e gave en occasion de hum vangein ag é anemis brassan, hac ean er pardonne hac er bréhatta dré respet ha dré garanté eit Jesus-Chrouist. Pet græce neu dès ean bet méritet dré er victoër-zé e hounias ar nehou é hunan! Gualbert, a ziaguênt hemb devotion, libertin, vangeancius, e za de vout ur hrechén devot ha parfæt ha fondatour ag un urh santel.

*Eile Réflexion.* Gualbert, Eutru youancq, e bardonnas d'en hani en doé lahet é vrér. Péh rebreiche ne hroa en examplemen d'en dud vangeancius péré ne falle quet dehai pardonnein! Mar d'oh malheurusemant ag en nombre-zé, mem brér, ha hui, me hoér, en hou pedan de chongeal penaus é vou bèr hou puhé, ha penaus é yehet quênt pêl de rantein conte ag hou ç'ol œvreu de Zoué, péhani e furge hac e huéle bet en dôn ag hur haloneu. Petra e ellehet-hui rescond dehou a pe demallou d'oh hou crueldæt hac hou cassoni? A pe represantou d'oh penaus, eit bout salvet, é

houyoh erhat é oé requis pardonnein, ha penaus neoah ne hoès quet vennet er gobér? A p'en dei d'hum ziscoein d'oh ean-memb aveit example, ha de hobér d'oh er rebreiche terrible-men : ha ç'anemisèd hac ind ou dès groeit d'id jamæs quement a zroug èl en dès groeit d'eign me ré-mé? Ha te zou bet trettet guet muyoh a zisprisance? Ha te zou bet persecutet guet muyoh a grueldæt aveit on-mé? Ur poëndicg a inour, ur goapereah, un disprisance, ur gonze laret hemb réflexion en dès bet groeit d'id prononcein malédictioneu hac anjulieu; pousset e hès bet ha golér bet er furi; neu dès quet bet fautet d'id pardonnein; quei, malheurus, ne receuei jamæs pardon guet-n-eign. É hanhue Doué, mem brér er garanté, en hum rante d'er menaceu terriblemen, ha, touchet ag ha valheur prope, quemére trubé doh ha ç'inean. Ma nen dès quet elliet beta bermen en avertissemanteu, er pedenneu, er soliteu tinerrat ha calon; ma nen dès quet elliet beta bermen lézen hac example un Doué arrestein ha vangeance, chonge én ha interès prope, chonge ag hum salvein, me heih vrér. Perac é falle d'id-té hum golle ha chairrein doh-ous dor en nean hac en hènt a salvedigueah? De bihue é hroei-té vad, ma ne hroès d'ha ç'inean prope? Doh pihue en ha pou-té trubé, ma ne hès doh-ous té-memb? Pardonne enta d'ha ç'anemis, ha pardonne a galon vad; ancoéha en anjulieu e hès receuet guet-ou, ha discoa dehou en e hès changet a galon én é guevér. Ne hum arrestès quet de cheleuet nac ur ræson corromplet nac un inclination crihue ha diréglet : cheleu Jesus-Chrouist hemb quin hac hélie é example; laqua poén de véritein té-memb er pardon hac er recompance en dès promettet d'er ré e bardonnou.

---

*En drizècvèd dé a vis Gourhelin.*

## SANT THURIAU, Escob.

SANT Thuriàu e zas ér bed é Trécoet, toste de gouvand Ballon, é escobti Dol. É guêrènt e oé tud a noblance ha pihuicq bras; ha neoah en ou doé lausquet ou broaidur hemb rein cals a instruction dehou, p'en dé gùir ne houyé quet leine én é vlaïeu quetan. Mæs grace Doué e hroas er péh

en doé manquet é dad a hobér ; ha dré hé sclærdér ean e zisquas a vihannicg difforh er madeu éternel doh er ré tamporel. Ag en ouaid tinerran ean e zisprisas er ré-men, ha quênt ma houyé memb leine en aviél, ean e gommançås pratiquein er honseilleu parfettan e zou merchet én-ou, én ur gùittat é guérènt, é dy, é vro hac é vadeu, eit clasque santeleah en nean.

Quemér e ras en hènt e gonduie d'er guér a Dol, hac èl m'en doé fariet én é hènt, é oé bet cavet dré un dén charitable péhani er hastas guet-ou d'é dy hac el laquas de hoarnein é lonnèd. Mæs èl ma oé Doué e glasqué drès pehtra er hroaidur santel-men chervigein, ean e vennas, aveit donnet de bèn a guement-cé, hum instrugein. Pedein e ras ur Bélêg de verchein dehou en A B C, ha quênt pêl ean e zisquas leine hac e gommançås memb studial el latin. Disquein e ras ehué er han, eit péhani en en doé sel-mui a houste, m'en doé ur voéh vràu ha mélodius. É gan caër e hroas ma oé bet hanàuet dré en Escob a Dol, hanhuet Thiarmaël, péhani, læn a admiration é huélet calitéeu mad er hroaidur-sé, hum garguas a nehou hac el laquas d'hobér é sclasseu.

Thuriàu e avançås bean é siance hac abiltæt, hac e hourfétas quement ag er sourci e oé bet queméret d'en anseignein, ma ras goudé en Escob en Urheu sacret dehou, ha m'er sàuas d'er gargue ihuél a Abad d'er Vélean ag é vamilis. Thuriàu, ér gargue inourable-sé, e laquas arré é ol boén aveit donnet, dré é vertuyeu, de vout scùir ha réglen bihue er ré e oé édan é autorité, ha léh en doé bet en Escob de gredein é oé coutant en Eutru Doué ag er choégé en doé groeit a nehou : rac gùélet e ras imbèr arlerh vertuyeu é zisciple santel hanàuet splan dré en donæson a viracleu e receuas a ziar-hlué. Er gonfiance-sé e hroas dehou laquat Thuriàu de vout Escob én é léh, dré ma huélé é oé forhdiæz dehou hum acquittein a ol en devérieu ag é gargue, a gaus d'en ouaid avancet é péhani é oé arrihue.

Ol er bobl ag en escobti, dré ma hanàué mérit er Sant, e oé bet forh-coutant ag er gùélet choéget aveit bout ou bugul. Aveit-ou-ean, ag er momand m'en doé receuet en Urheu sacret, ean e hroas attàu é bossible aveit arrihue ér barfection e houlenne ur stad queer santel, ha renerquet-

oé bet én-ou, drès peb-tra, un humilité parfæt, ur garanté berhuidant hac ur grèd bras eit salvediguéah en ineanen. Passein e ré en dé é instrugein é bobie, ha casi ol en noz é pedein.

Un dén puissant ag er vro, hanhuet Rivallon, solitet dré er goal-sperèd, e laquas en tan én ur houvand ag en escobti, péhani e oé seih pé eih leàu doh Dol. Laret-oé bet de Dhuriàu é oé bet lairet ha losquet en ilis, el livreu sacret hac ol er péh e oé inou. Læn a anquin é huélet quement-cé, ean e gueméras guet-ou deuzêc ag é Vêlean hac e yas guet-hai, ar droèd, de dy Rivallon. Hennen, souéhet doh er gùélet é arrihue inou ar droèd, e scontas; ha, doh hum durel d'é dreid, ean e laras dehou : petra enta e elle obligein en Eutru Escob de sonnet èl-cé amen ar droèd ? – Dén hemb fé ha cruel, e rescondas dehou Thuriàu, ha requis-é er goulen? Derhel e ras ur certæn amzér de gonze doh-t-ou guet er memb nerh, ha gobér e ras dehou santein ol er vrastet ag é dorfæt. Rivallon, carguet a guæ ha méhus ag é faute, e offras ol er péh e oé requis aveit reparein en droug en doé groeit; ha Thuriàu, péhani ne glasqué nameit é gonversion, e ras dehou ur benigen a seih vlai, péré e bassas, secouret dré er brincèd ag é vro, é seuel a nehué er houvand-cé.

Sant Thuriàu, arlerh en dout hum acqùittet a ol devérieu ur bugul mad, e varhuas a varhue er Sænt, én un ouaid forh avancet, en drizêcvèd dé a vis Gourhelin, hac e oé bet interret én é vam-ilis.

## RÉFLEXION.

Sant Thuriàu, douce ha tranquil, rac m'en doé er peah én é inean, ne glasquas quet arrihue én inourieu, hac e lausquas guet Doué er soign d'er seuel ean-memb d'er gargue inourable a Escob. A pe ne glasquér quet guet un desir diréglet er hargueu, é ellér perpet hum acqùittein a nehai guet un doustér hac ur peah a sperèd péré ne ellant quet bout troublet. Ehué er Sænt, é léh ou goulen, e huannade édan er béh e laqua providance en Eutru Doué ar ou discoai; mæs deustou ma pêllant doh-t-hai dré ræsonieu mad ha santel, ind e gousante ehué mar-a-huéh bout sàuet dehai dré aboeissance de volanté Doué. Ind e garehé assès hum virèt doh-t-hai pe vehé possible; en dougeance neoah hac

er respet ou dès eit ordrénanceu en Entru Doué, e hroa dehai liès recen er hargueu doh péré é tesirchènt péllat. A p'hum bresante er sorte occasioneu-zé dehai, ind e hroa réflexion hac e glasque én ou halon hanàouet volanté Doué, péhani e zou cuhet doh-t-hai; hac a pe hanàuant é ma delie dehai sentein doh-t-ou, ind er groa guet er vrassan humilité. Hac ean e zou èl-cé é hroamb ni-memb ?

---

## *Er buarzécvèd dé a vis Gourhelin.*

# SANT BONAVANTUR,

## ESCOB, CARDINAL HA DOCTOR AG EN ILIS.

ER Sant-men, admiret guet en dud abil ha santel ag é amzér, hac hanhuet, guet ræson, en Doctor séraphique, e oé gannet én ur guér vihan a Doscân. Quentéh èl m'en doé bet en ouaid a ræson, ean hum offras ean-memb de Zoué hac e gommançàs a nezé er chervigein guet hilleih a garanté. Goarne e ras é innoçance hac er brassan grèd eit er beden durant ma oé bet é hobér é studi, hac antréein e ras arlerh é urh sant Françæs. Goudé en dout groeit é noviciat é oé bet casset de Baris de studial en théologi, hac en doé bet aveit mæstre scôl en tad Alexandre Halès, péhani, joéius é huélet é vertu hac é sperèd, e laré é oé Bonavantur quer santel ma seblanté penaus péhèd Adam nen doé quet passet bet-ou. É garanté tinér doh Jesus-Chrouist ér Sacremant ag en Autær e hroé dehou tremeine paud a amzér doh troèd en autær, én ur scùillein hilleih a zareu, ha dré guement-cé, ean e avançàs bean ér sianceu. Nen doé quet hoàh tregond vlai a pe oé bet choéget eit ansaignein en théologi é Paris; ha d'en ouaid a buemp plai ha tregond é oé bet groeit General ag é Urh. Er gargue-cé ne chervigeas meit d'er rantein humploh. Biscoah dén nen doé bet santimanteu isélloh a nehou é hunan guet quement a vérit. Deustou péh quer carguet ma oé a affærieu, ne vihannas nitra ag é benigenneu ordinær nac ehué ag en amzér e ré d'en oræson ha de chervige er ré clan. Conduie e ras é Urh durant tribuéh vlai guet avistet, guet doustér ha guet sourci bras d'er goarne attàu én é guetan grèd; mæs ne hum gontanté quet a labourat eit parfection é Urh hemb quin.

Obliget, dré en devér ag é gargue, de valé dré hilleih a brovinceu différant ag en Europe, ne lausqué d'achappe occasion erbet de gresquein gloër en Eutru Doué é peb léh ha de secour doh salvedigueah en ineaneu. Perdègue, instrugein ha covessat e ré én ur hobér partout conversioneu bras, ha casse e ras lod ag é venéh de berdègue er fé d'en huguenaudèd.

Sant Bonavantur en doé én nombre ag é venéh ur brér hanhuet Gille, péhani e oé forh simple a sperèd. Un dé ma tevisé guet sant Bonavantur, er brér-sé e laras dehou: me zad, Doué en dès reit d'emb merchen bras ag é visèricorde hac accordet d'emb paud a bræceu; mæs penaus é ellambni en trugairéquat ag é vadeleah én hur hevér ha gobér hur salvedigueah, ni péré ne houyamb nitra? Ha bout n'accordehé en Eutru Doué d'un dén, emé er Sant dehou, guin donæson meit er græce d'er hârein, é vehé assès hac un trézol bras quement-cé aveit-on. Petra! emé er brér Gille, un dén sod e elle cârein quement en Eutru Doué èl en Doctor brassan? Ya, e rescondas dehou sant Bonavantur, ha memb ur goh voès hemb abiltæt e elle cârein muyoh en Eutru Doué eit un Doctor. Én ur gleuèt quement-cé, er brér Gille, læn a joé, e yas d'er jardrin hac inou, étal un or e douché doh un hènt-pras é péhani é passé paud a dud, ean hum laquas de grial: deit, tud hemb siance nac abiltæt, deit, merhèd avancet én ouaid, deit ol de gârein en Eutru Doué. Hui e elle er hârein quement ha muyoh memb aveit en tad Bonavantur hac en abillan Doctorèd. Én ul larèt quement-cé, ean e gouéhas én ur ravissemant a sperèd hac e chommas ér stad-cé durant tair ær.

Sant Thomas, hanhuet en Doctor angelique, e zas un dé d'er guélet; hac èl m'er havas occupet é scrihue buhé sant Françæs, ean hum dennas én ul larèt: *lausquamb er Sant de labourat aveit er Sant.* Er memb sant Thomas, læn a admiration é huélet en doctrine excellant e gavé én é livreu, er pedas un dé de zisclærieïn dehou, èl un ami fidel, a beban é té dehou un doctrine quer spirituel hac ul loquance péhani en doé quement a vertu eit touchein er haloneu. Sant Bonavantur, én ur ziscoein dehou nesé é grucefi: *chetu el livre bras*, em'ean, *é péhani é tisquan mé-memb er péh e anseignan d'er réral.*

Er Pab Gregoër dêcvèd er groas Cardinal hac Escob a Albano én drespet d'er péh e hroas aveit parrat. Monnet e ras a Rome guet er Pab d'er honcil general a Lyon, péhani e zigneoras er seihvèd dé a vis mai er blai deuzêc cand puarzêc-ha-tri-uiguênd. Conze e ras inou dihue huéh dirac en ol Tadeu assamblet, ha labourat e ras muyoh aveit hanni ar en ol poëndeu ag er fé eit péré é oé assamblet er honcil. Arlerh en dout méritet admiration en Tadeu ag en Ilis grec ha latin, é couéhas clan. En ol e oé bet affliget bras a guement-cé; mæs Doué e venné recompancein é labourieu ha couronnein é vériteu én un assamblé quen inourable ha quer santel. Tremeine e ras ag er vuhé-men d'un éternité eurus, er buemzêcvèd dé a vis gourhelin, er blai deuzêc cand puarzêc-ha-tri-uiguênd, d'en ouaid a dri blai ha hantér-hand.

Er Pab, guet en ol Tadeu ag er honcil, e assistas én é interremant, péhani e oé bet groeit guet ur solannité extraordinær.

Er Sant-men en dès bet composet livreu caër ar en théologi hac ar er Scritur santel, ha mar-a-livre spirituel leen a vertu ha capable d'allumein ér halonen en devotion tinerran, péré en dès bet méritet dehou en hanhue a Zoctor sérafique. Chetu amen lod ag é

## *Aviseu spirituel.*

1. Ret-é pêllat doh un dén é colér, èl doh ur hi arraget.

2. Él ma vire en eur doh ul læstre ag hum golle durant en tampeste, èl-cé en espérance e vire doh un inean a gousantein d'en droug én amzér ag en tantation.

3. En dén juste ne guemére quet gloër eit en inour e rantér dehou: nen dé quet tristoh, a p'en dé dispriset, na souébet, a pe arrihue guet-ou un affliction benac.

4. Er résignation de volanté Doué hac en humilité e laqua ur peah bras én inean.

5. En humilité en dès pedair pazen: *er guetan*, e zou disprisein er béd hac ol er péh e ellehé larèt; *en eile*, e zou mirèt a zisprisein dén erbet; *en dairvèd*, e zou hum zisprisein hun hunan; *er bedairvèd*, e zou bout coutant ag hum huélet dispriset.

## RÉFLEXION.

Er Doctor santel-men en dès disquet mui én oræson doh troèd é grucefi, eit nen dès disquet dré é ol studi. Inou é oé

é ol recour én é ol boénieu. Incean crechén, inou é telie bout chué hou recour én hou ç'ol doutanceu aveit bout instruget, én hou ç'ol afflictioneu aveit bout consolet, én hou ç'ol nécessitéeu aveit bout secouret.

---

## *Er buemaêoveêd dé a vis Gourhelin.*

## SANT HERRY, AMPELEUR.

SANT HERRY, mab d'en dug a Vavière, en doé bet én é youanequis en avantage de vout instruget ha dessàuet dré sant Volfgand, Escob a Ratisbonne, péhani ne ancoéhas nitra eit gobér a nehou ur Sant hac ur Prince bras. Herry, péhani ag é du en doé un inclination vad eit er vertu, péhani guet ur sperèd luêm hac un air majestuos, en doé un doustér hac un aboeissance admirable, e bourfitas bras a instructioneu ur mæstre quer santel.

Dimécin e ras goudé de santès Cunégond, hac ér stad nehué-cé ne broas meit cresquein é hrèd ha devotion. En neu briéd vertuus-men, dré gousantemant en eile hac éguilé, e hoarnas bet er marhue er flourdelissen gaër a huerhtæt.

Arlerh ma oé bet choéget er Prince-men eit bout Ampeleur, a gaus d'é gourage, d'é avistet ha d'é santeleah, er gargue ibuél ha souveren-cé né chervigeas nameit d'hobér bredein ha splannein davantage é vertuyeu. Èl ne ellé quet é galon bout coutantet dré en ol courôneu ag er bed, ean hum laquas de chervigein guet ur grèd nehué er Roué éternel ag en nean àveit mérìtein ur gourôn éternel.

Ne gommancé jamæs nitra nameit arlerh en dout consultet en Eutru Doué dré er beden. Quemér e ras hilleih a boén hac a sourci aveit donnet de ben a arreste en disordreu e droublé er repos publique, a hobér rantein justice vad én é ol stadeu hac a laquat ol é boble de vout eurus.

Èl ma oé antréet er barbaréd é Pologne hac é Bohême, ha m'ou doé distruget hilleih a ilisieu, Herry hum huélas obliget de sceel un armé aveit ou chasséein; ha quênt pêl é houyas péh queu avantajus-é combattal aveit Doué en arméieu: rac gùélet e ras un Æl é pèn en armé, ha gounit e ras hemb tardein er victoêr dré é bedenneu ha dré secour Doué, quêntoh eit dré nerh ha courage é soudardèd. Gobér

e ras repareìn en ilisieu e oé bet revinet. Reneuéein e ras escobti Bamberg ha mar-a-gouvand doh péré é laquas ranteu aveit ou antretenein.

Er Prince devot ha charitable-men, arlerh en dout laqueit ur peah bras én Allemagne, hum ras ol d'en œvreu mad. En amzér e chommé guet-ou bamdé, arlerh en dout réglet en affærieu ag é ranteleah, e impléé pé é visitein er ré clan én hospitalieu, pé é accordein er ré e oé é proçæs, pé en er passé é pedein Doué. Monnet e ras dré zevotion de gouvand Manné-Cassin, é péhani é oé bet attaquet guet ur blinhuèd bras, a béhani ne huellas meit dré viracle, dré intercession sant Benæd. En dout e ré devotioneu réglet ha déieu réglet aveit tostat d'er Sacremanteu, hac ol é gondi-tioneu pé affærieu, é voyageu memb, ne zirangènt jamæs nitra ag é excelciceu a zevotion.

Anfin, arlerh en dout laqueit ur reihtæt quer caër én é ranteleah, arlerh en dout labouret aveit streàuein ha creaquein er religion, ha reit é peb léh mercheu ag ur santeleah vras, ean e gùittas en doar aveit monnet de receu én nean ur gourðn mil gùéh caërroh, péhani en doé méritet dré é burtæt ha dré é œvreu mad. E varhue précius e arrihuas er blai mil puar-ar-n-niguênd, en eile blai ha hantér-hand ag é ouaid.

RÉFLEXION.

En Ampeleur bras-men en dès bet hum santefiet ar en trôn; bihuet en dès bet én ur burtæt vras, conservet en dès bet er flourdelissen a buerhtæt ér stad a briédereah memb. Ne chonget quet enta é ma quen diæz goarne er burtæt, é ma quer ruste en hènt ag er salvedigueah, é ma quer calet mirèt gourhemeneu Doué. Beah humble a galon, beah devot ha mortefiet èl er Sant-men; de larèt-é, hou péet recour doh Doué dré er beden, ha resistet doh hou fal inclina-tioneu, ha hui e huélou é ma æs quement-cé ol guet er secour a hræce Doué.

---

*En huézêcvêd dé a vis Gourhelin.*

## GOUIL EN INTRON-VARIA-ER-HARMÈS.

GOUIL Maria-er-Harmès, hanhuet *Scapulær*, e zou rai vrudet ha rai autoriset dré en Ilis, eit ma vanquehen a larèt

en histoër a institution er verdiah-cé én dé-men péhani e sou consacret particuliéremant d'en devotion-zé approuvet dré quel liès a Bab, assuret dré guement a viracleu, diaséet guet quement a fréh casi én ol broïeu ag er bed crechén, hac e zou quen avantajus d'en dud fidel.

Ur servitour bras de Zoué ha de Vari, hanhuet *Simon Stock*, ag en Angletèr, en dès bet er bonheur de receu er hetan er Scapulær; de larèt-é en habid a Urh er Harme, a zeourne er Huérhiès Vari. Er Sant-men, inspiret guet Doué, hum dennas d'en ouaid a zeuzéc vlai én un deserh, é péh léh, én ur bratiquein mortefficationeu extraordinær, é conduyas ur vuhé haval doh hani un æl. Nen doé aveit ty ha gulé nameit ur huèn-crouis, hac er beden e oé é ol occupation. É garanté tinér eit er Huérhiès Vari e gresqué bamdé guet é benigenneu; hac er ré en dès scrihuet é vuhé e assure penaus er Vam-cé a druhé er visité liès én é ermitage.

Tri blai ha tregond e oé ma conduyé ur vuhé quer santel; a pe arrihuas én Angletèr menéh Manné-Carmel, deit a vro er sæn-heaul. Sortiein e ras nesé ag é zeserh aveit hum laquat édan ou goarnation; hac arlerh en dout groeit profession, ean e yas de visitein en Doar santel, péhani e sou bet santefiet dré bresance-divin hur Salvér Jesus-Chrouist. Hum arrestein e ras anfin ar Manné-Carmel, é péh léh é conduyas, durant huéh vlai, ur vuhé péhani e ellér hanhuein ur ravissemant continuel.

Èl ma oé bet laqueit goudé devout Supérior general ag é Urh, ne ancoéhas nitra eit cresquein muyoh-mui, é mesque é veneh hac er boble, en devotion é quevér er Huérhiès Vari.

Èl m'en doé ur gonfiance vras ha parfæt ér Vam-men a hrace, ean hum santas un dé douguet de houlen guet-hi ur græce benac nehué aveit é Urh hac aveit en ol dud fidel. Arlerh hilleih a zareu, a benigenneu hac a bedenneu, revé m'en assure en histoër, er Huérhiès glorius Vari e apparissas dehou, én ur zerhel én hé dourne ur Scapulær, hac e laras dehou er honzeu-men læn a gonsolation: *Receuet, me mab, er Scapulær e ran d'oh ha de ol hou Urh, èl ur merche a me haranté particuliér hac a me frotection.*

Ur révélation quer carguet a gonsolation ha quen avantajus groeit d'un dén quer santel, ne oé quet a boén deit de vout publique, m'hum bressas en ol, er brincèd querclous èl

er boble, de guemér en habid santel doh hum arrollein de chervige er Huérhiès Vari.

Er miracleu bras e hroas en Eutru Doué eit discoein péh quen agréable e oé dehou en devotion-zé, e gresquas hoah er foul hac er bresse. Ne achihuehen quet pe glasquehen conze ag en ol dangérieu, ag en ol accidanteu triste a béré en en dès bet er Scapulær goarantet gùir serviterion er Huérhiès Vari. Guet a dan bras n'ou dès ind bet mouguet dré é vertu! Guet a huéh en en dès ean bet hum gonservet hemb bout losquet é creis er flamme, emé ur servitour bras de Zoué! Guet a huéh en en dès ean goarantet beta dillad, beta bleàu er ré péré hum gavé de vout somprenet é creis en tan hac er flamme! Guet a dud couéhet ér stérieu pé ér mor, e zou bet dalhet ar en deur ha délivret ag ur marhue assuret dré er Scapulær e zouguènt ar nehai! En ol e houér er péh e arrihuas é Montpellier dirac ol un armé. Én amzér ma oé assiéget er guér-cé dré anemisèd, ur soudard e receuas un tèn, hac er bolèd, arlerh en dout trézet é zillad, e bladas ar er Scapulær e zougué, hemb gobér droug erbet dehou. Er Roué Loeis trizècvèd, péhani e oé bet teste ag er miracle-zé, e gueméras quentèh goudé er Scapulær pé Petit-habid; ha Loeis puarzècvèd e hélias example er Roué é dad. Hilleih a Brincèd en dès bet héliet er memb example, hac a houdé toste de buemp cand vlai m'en dé en devotion-men én llis, é cresque bamdé é mesque en ol pobleu guet hilleih a avantage aveit-hai.

Aufin er Verdiah-men a Intron-Varia-er-Harmès e zou bet approuvet, é amsérieu différant, dré seih Pab péré, eit allumein muyoh-mui en devotion-zé é mesque en dud fidel, en dès bet accordet indulgeanceu bras d'er verdér ha hoéresèd ag er verdiah.

RÉFLEXION.

Er Scapulær e zou un habid précius ha respettable bras, a p'en dé deit ag en nean, ha m'en dé èl ur merche ma vér servitour de Vari. Comprenamb dré-zé guet péh respet, guet péh purtæt a gorve hac a inean é teliér dougueîn un habid quer santel.



## *Er soitécvèd dé a vis Gourhelin.*

# SANT ALEXIS.

ADMIRAMB en nerh a hrace en Eutru Doué, én ur gonsiderein er hourage ferme ha dalhable guet péhani en en dès er Sant-men dispriset, bet er marhue, pligeadurieu, inourieu ha madeu en doar.

Alexis e oé gannet ardro er blai tri hand ha hantér-hand. É dad, hanhuet Euphemien, unan ag er Senaterion noplan ha pihuicquan ag er guér a Rome, hac é vam, hanhuet Aglaïs, e oé ou deu læn a garanté hac a druhé doh er beurerion, de béré é rannènt ou madeu guet sel-mui a larganté m'hum huélènt hemb héritour erbet. Doué e accordas ér fin dehai ur mab péhani e oé bet hanhuet Alexis, hac e oé bet sellet èl er fréh ag ou alézoneu hac a ou fedenneu.

Er hroaidur-men, dessàuet hac instruget dré un tad hac ur vam quer santel, e hroas ur pourfit bras ér vertuyeu. Remerquet-oé bet penaus ne oé quet nehou douguet aveit er bed; ha neoah, èl m'en doé bet disclæriet dehou é goérènt en hoant ou doé d'en diméein d'ur verh devot ha pihuicq, hac èl m'ou doé bet en ingaget liès a huéh d'er gobér, ean e gousantas ér fin, hac é oé bet groeit en serèd guet ur joé bras. Mæs èl nen doé cousantet de volanté é dad hac é vam nameit a gaus d'er respet ha d'er garanté vras en doé aveit-hai, en ingagemant-cé ne vihannas quet a nitrà en desir hemb par en doé de vout ol de Zoué hemb quin ha d'er bàrein hemb partage. En dé memb ag é serèd, én ur santein en desir-cé é cresquein én é galon, ean e guemérrs er résolution courajus de gùittat peb tra aveit bélie inspiration en Eutru Doué. Durant ma oé en ol én ur rejouissance vras, ean e antréas é cambre é briéd, e hroas dehi un donæzon caër; ha goudé en dout hé fedet d'er receu èl ur merche hac un destoni ag é garanté aveit-hi, ean e sortias é segret ag é dy. Monnet e ras proût, guet un habid diguiset, d'ur porh mor e oé toste d'inou, é péh léh é cavas ul læstre preste de laquat de houil, péhani er rantas é Laodicé. Mæs guet eune a vout hanàuet inou, arlerh en dout reit d'er beurerion ol er péh e oé chommet guet-ou, ean e yas ar droèd

d'er guér a Edesse, doh hum abandonnein d'er sourci a brovidance en Eutru Doué. Inou ean e choégeas aveit é zemeurance ordinær ilis er Huérhiès glorius Vari. Durant un ær pé dihue bamdé é boulenné en aléson étal d'or en ilis, hac er reste ag é amsér e laqué de bedein Doué. De noz ne glasqué quin logeris meit er porchet hac en doar noah.

Èl ne oé quet ag er vro, é vesé liès dispriset, rebutet hac anjuliet guet er boble ha guet er vugalé. Santein e ré ur joé bras én é galon nesé é huélet é oé trettet èl ma oé bet é Væstre divin én amsér ma oé ar en doar.

Goudé en dout passet seitêc vlai ér guér a Edesse hac é perhindeden santel, en habitandèd a guér, én ur remerquein é batiantæt, é humilité hac é zevotion, e gommanças banàouet é santeleah hac en dout paud a respet aveit-ou. En inour-zé en affligeas quement, m'hum ambarquas ar ul læstre guet en intantion a monnet d'er guér a Dars; mæs en ahuél hac en tampeste e boussas el læstre bet er guér a Rome.

Alexis e chongeas nesé penaus nen doé Doué en degasset d'é vro nameit aveit gounit ur victoër vrassoh hoah ar nehou é hunan. Hum santein e ras inspiret de monnet de dy é dad aveit goulen guet-ou, a balamor de Zoué, ul léhicg benac é péhani eu en devehé guellet hum denne, én ur gredein assès penaus nen devehé quet bet en hanàuet. Monnet e ras d'er havouet; hac é dad, hemb en hanàouet, rac ma oé changet bras guet en amsér ha guet er beuranté en doé bet anduret, e ordrénas d'é serviterion el logein ha rein dehou bamdé é necessær. Er serviterion-cé, péré n'ou doé truhé erbet doh-t-ou, el laquas én ul léh stréh ha tihouél édan en dreguei. En dispriseïn e rènt, en anjuliein e rènt liès, ha mar-a-huéh en el lausquènt hemb tam bouit. Er Sant, læn a joé, ne arsàué a drugairéquat Doué dré ma oé trettet èl-cé é ty é dad.

Sellet e ré èl nitra er goal-drettemant e receué guet er serviterion; mæs en dout e ré de soufrein bamdé hac hemb cesse ur boén aral goal ruste eit-ou. Tristedigueah é dad, péhani n'ellé quet hum gonsolein ag er hol en doé groeit a nehou, dareu é vam anquinet hac affliget, huannadeu é briéd, péhani e gleué hac e huélé liès, e oé un tourmant estrange eit-ou. Quement-cé e zihuné er santimanteu naturel ag é galon vad hac ag é ol dinérdæt; mæs Alexis en doé perpet recour doh er beden, ha græce Doué er soutené hac er brihué ér hombatteu ruste-cé.

Arlerh en dout tremeinet seitêc vlai aral ér fæçon-zé é ty é dad, Doué e revélas dehou en ser ag é varhue hac e inspiras dehou laquat dré scribue en histoër ag é vuhé, aveit discoein d'en ol en nerh ag er græce hac er barhuden en doé groeit Doué én-ou. Scrihuein e ras ar ur papér é hanhue hac er péh e oé arrihue guet-ou; hac un nebedicg amzér arlerh, læn a vériteu hac a gonfiance é Doué, én ur zerhel er papér-zé én é zeourne, ean e dremeinas ag er vuhé-men d'er *repos éternel*, er blai puar hand unan.

Quentéh èl ma oé tremeinet, Doué e zisclærias é santeleah dré ur voéh miraculus ha dré var-a-viracle. Donnet e ras ur foul a dud eit ou dout er gonsolation de huélet er Sant.

A pe oé bet leinet er papér e zalhé étré é zeourne ne fehér quet larèt péh quer souéhet-oé bet en ol é cleuèt penaus er peur-zé e oé Alexis, mab en Eutru ag en ty. É dad, guet santimanteu a hlahar hac a joé, hum daulas ar er horve santel hemb ellein conze nameit dré é zareu; é vam hac é briéd e gommanças hirvoudein; biscoah ne oé bet gùélet un dra quer capable de douchein er haloneu. Ind hum daulas d'en doar étal é dreid, doh ou arrousein guet ou dareu. Me mab queih Alexis, e laras aufin é vam, perac ne mès-mé bet ahoel er bonheur d'hou cùélet é verbuel ha de chairrein hou teulegad! Me friéd queih, e laré er verhêc, penaus en em boé-mé méritet ag hou perh un abandon èl-cé, ha perac ne mès-mé hou ç'hanàuet quênt!

En interremant e oé bet groeit guet er vrassan solannité. Ty é dad e oé bet goudé changet én un ilis de sant Alexis. En ilis-cé é huélér lod a basenneu en dreguei édan péhani en en doé er Sant groeit é zeneurance durant quehet a amsér.

## RÉFLEXION.

Er hourage guet péhani é quittas Alexis ty é dad en dé queian ag é æréd e zou admirable bras; mæs é zistro e zou hoah admiraploh. Nitra ne ziscoa reihoh nerh ha puissance er græce, nitra ne ziscoa sclærroh petra e elle én ur galon crechén er garanté pur doh Doué, eit persévérance admirable er Sant-men dishanàuet én é dy prope, édan deulegad é dad, é vam hac é briéd, péré ne ellènt quet hum gonsolein ag er hol ou doé groeit a nehou. Pet combat nen doé bet Alexis de soutén! Pet victoër nen dès ean bet gounet! Doué

en dès bet fautet dehou rein d'emb en example-men a gourage, a fideldæt, a vortefication, a garanté doh Doué, eit discoein d'emb péh quer bihan a gourage, péh quer bihan a fideldæt hun nès de hélie en inspiration ag er græce hac aveit discoein d'emb péh quer bihan é câramb un Doué de béhani, allas! é troamb cain liès eit cârein en treu crouéet.

---

## *En drihuéhvéd dé a vis Gourhelin.*

## SANT THOMAS A AQUIN,

### A URH SANT DOMINIQUE.

ER Sant-men, unan ag er santellan Doctorèd ag en Ilis, e oé guenédicg a ranteleah Naple. É guêrènt, én ur huélet é sperèd digueor, el laquas d'en ouaid a buemp plai én ur houvand aveit bout instroget inou. Er broaidur e zisqué bean peb-tra bac e oé devot èl un Æl.

D'en ouaid a zêc vlai é oé bet casset d'er guér a Naple aveit gobér é sclasseu; ha quentéh èl ma tas d'hanàouet en dangérieu de béré é oé exposet é innoçance, ean hum rantas menah a urh sant Dominique.

É vam, péhani ne venné quet ma vehé bet menah, e scribuas de zeu vab hé doé én armé monnet de guemér ou brér Thomas hac en degasse dehi. Er ré-men e broas er péh e houlenné. Hi hum chervigeas nezé a bep sorte moyandeu aveit gobér dehou qùittat er stad en doé queméret; conze e ras doh-t-ou dré gaër ha dré vil; mæs er Sant e rescondé dehi perpet, guet respet, é oé Doué e oé er mæstre souveræn, ha rac-cé en hé fedé d'el lezel de hélie é voéh, péhani er galhué d'er stad-cé. Dibue hoér dehou e broas ehué ou fossible aveit en distroein; mæs én ur huélet é gourage, hac én ur gleuet é gonzeu læn a nerh a zivout en disprisance ag er bed hac er bris ag er vertu, ind e zas indmemb de vout ag er memb santimant guet-ou. É zeu vrér e glasquas hoah donnet de ben a nehou dré gontraigne. Ind e ronguas hac e zispennas é habid a dameu, ha goudé ou dontean goal-drettet, ind e broas el laquat én un dourel ag er manær, é péh léh é chommas toste de zeu vlai èl én ur prison.

En Taden santel ag en Urh e gavas neoah ér fin en tu d'er gùèlet ha d'en disquen ag en dourel-sé dré ur fênestrez

Arlerh bout retournet d'é gouvand, ean e hroas profession hac e studias en théologi. Deustou ma oé hilieih abilloh eit hanni ag é gansortèd, é humilité e hroé dehou cuh é siance; ha conze e ré quer bihan a huéh, ma oènt deit d'en hanhuein en eijon-mud. Er regeant ou hleuas un dé hac ou gourdousas én ul larèt dehai: en eijon-cé e vucellou quer crihue un dé benac, ma vou cleuet dré ol er bed. Èn effèd, imbèr goudé é tas de vout capable de regeantein en théologi, hac er gobér e ras guet ur siance hac ul loquance quer bras, ma laqué en ol souéhet, ha ma oé bet hanhuet en Doctor-æl.

É studial pé é regeantein, é livre principal e oé é gruceff; hac avouéein e ras en en doé disquet mui én oræson aveit dré é ol studi.

Er Sant-men e gomposas, a berh er Pab Urbain puarvèd, office er Sacremant, péhani e ziscoa en dinérdæt ag é galon aveit Jesus ér Sacremant adorable ag en Autær hac e sougue peb-unan d'un devotion quen douce ha quen tinér.

Ur miracle-é m'en dès guellet un dén é hunan gobér, én un amzér quer bèr, quement a dreu èl m'en dès groeit en Doctor santel-men. Regeantet en dès é mar-a-léh guet admiration en dud abil; feahet en dès, dré é livreu, anemisèd en Ilis; convertisset en dès, dré é herdégueu, un nombre bras a béherion hac a huguenaudèd; composet en dès livreu abil bras; reit en dès un explication parfæt ag en ol mystérieu ag hur religion; expliquet en dès guet ur sclærdér vras er Scritur santel; ha guet quement-cé ol, ean e dremeiné bamdé mar-a-ær én oræson, ha ne vanqué quet a hum rantein én excelciceu ordinær ag é gouvand.

Mæs nitra ne hroa guèl mélation er Sant-men hac é zoctrine a ziar-hlué aveit er péh e arrihuas guet-ou ér guér a Naple. Durant ma oé én oræson dirac ur gruceff é chapél Sant-Nicolas, ean e gleuas ur voéh miraculus péhani e sortié ag er gruceff hac e laré er honseu-men: Thomas, scrihuet mad e hoès ém inour, péh sorte recompance hou pouhui? De guement-cé é rescondas: recompance erbet, meit oh-hui hemb quin, me Salvér.

Ér fin é conéhas clan, hac én ur santein é tosté é dermeine, ean hum zisposas de verhuel dré er govézion hac er gommunion. Gobér e ras dirac en hosti santel é brofession

a fé guet billeih a zareu, péré e douchas calonen ol er ré e doé present. Merbuel e ras er blai deuzêc cand puemzêc-ha-tri-uiguênd, ouaidet hemb quin a hantér-hand vlai.

*Aviseu spirituel sant Thomas.*

1. En n'emb en dès poén a pe vé dispriset hac en dès eune a golle istim en dud, e zou diæz dehou bout ur brechén parfæt.

2. En hani ne hom blige quet én oræson, ne avançou quet cals ér vuhé spirituel.

3. N'ellan quet comprenein penaus un dén e zou ér stad a béhèd marhuel, e elle hoarhein na bout joéius é fæçon erbet.

4. Er moyand de vout salvet e zou en dout ur gùir volanté d'hum salvein.

5. Sel-mui a garanté en dès ur brechén, sel-mui é ma parfæitoh hac agréaploh de Zoué.

RÉFLEXION.

A pe houlennas Jesus-Chrouist guet en Doctor santelmen péh sorte recompance en devehé bet aveit ol er péh en doé groeit ha scribuet aveit é bloër, ean e rescondas : recompance erbet nameit oh-hui hemb quin, me Salvér. Chetu azé er recompance e zeliamb goulen guet Doué aveit hun ol œvreu mad : peb recompance aral e zou nitra é comparage doh honnen.

---

*En nandêcvèd dé a vis Gourhelin.*

SANT HUISSANT A BAUL, Bélég.

Er Sant-men, guenédicg ag en Aquitén, en doé én é youancquis un druhé bras doh en dud peur hac affliget. É dad, péhani e oé labourér doar, é huélet é sperèd hac é natur vad, hum boénias eit el laquat ér studi. Huissant e zas de vout abil é bèr-amzér hac e receuas en Urheu sacret. Én ur zistroein a Varseil diar vor, é couéhas étré deourne en Turquèd, péré er hassas, é calité a sclave, d'en Afrique hac er guérhas. Convertissein e ras é væstre, ha donnet e ras guet-on de Rome aveit visitein béieu en Apostolèd sant Pierre ha sant Paul. Er Hardinal Ossat, goudé en dout hanàuet é santeleah,

er bassas de gavouet er Roué a France, aveit un affær segrèd hac a gonséquance. Hum acquittein e ras ag er gommission-zé guet quement a avistet, ma oé bet offret dehou abaty Sant-Leonard; mæs er refusein e ras aveit quemér ur barræs vihan hanhuet Clichi. Er Roué, én ur gleuet conse ag en ol vad en doé groeit én é barræs, ergalhuas eit er harguein ag er soign ag er galéeu. Én un antréein ér gargue-cé, ean e gommançás dré rein ur mission d'en ol galérion. Sant Françæs a Sale en istimé ehué quement, ma laré penaus ne banàué Béléġ erbet dignoh na santelloh aveit-ou.

Er Béléġ santel-men en dès bet tremeinet el lod muihan ag é vuhé, bet un ouaid avancet, é perdègue, é hobér retrædeu, é rein missioneu, é spécial d'en dod diar er mæzeu, hac en dès bet instituet ur guemunauté a Vêlean, hanhuet Congrégation er Mission, aveit continuein er memb excelciceu santel. Casset en dès bet Missionnerion, læn a brèd hac a zevotion, non-pas hemb quin ér provinceu a France, mæs hoah én Italie, é Pologne, é Scosse, én Irlandre ha betac er barbarèd ag en Indre.

Assistein e ras er roué Loeis trizécvèd én ær ag é varhue, hac a nezé er Rouannès, é briéd, e gueméras perpet é avis ar en affærieu a gonséquance ag er ranteleah.

É garanté eit é nessan e broé dehou labourat hemb repos eit soulagein ol misérieu en dud peur hac affliget. Gobér e ras seuel hospitalieu aveit receu en artisantèd ha labourision péré ne oènt quet mui capable de bounit ou bouit, hac ehué eit soignein hac antretenein en estrangerion clan hac er ré en doé collet ou sperèd.

Cavouet e ras er moyand de secour er grechénion én ou sclavage é mesque er barbarèd, ha de soulagein guet larganté el Lorèn, er Champagne hac er Picardie, péré e oé bet affliget ha revinet dré er brézel hac er vocen. Instituein e ras, én ul lod caër a léhieu, congrégationeu a verhèd santel, hanhuet Merhèd er Charité, péré en doé hac en dès hoah er sourci d'assai gout é péh léh é bès tud peur ha tud clan aveit ou soulagein dré secourieu e fournisse providance en Eutru Doué.

É creis en ambarras ag en affærieu-zé hac hilleih aral, Huissant ne gollé jamæs er guél a Zoué hac e oé perpet quen humble ma oé eit-ou ur boén vras en ol inourieu e vezé

rantet dehou. Anfin, læn a vériteu, ean e rantas é incan eurus de Zoué, é Paris, er blai huézêc cand tri uiguênd, d'en ouaid a buemp plai ha puar uiguênd.

RÉFLEXION.

Admiramb en effédeu a brovidance en Eutru Doué é quevér er Sænt, ha considéramb péguement en hum blige é ihuellat er ré humble ha charitable. Huissant a Baul, mab d'ul labourér peur, arlerh en dout passet é amzér quetan é hoarne el lonnèd, e za de vout inouret ha respettet guet er Roué hac er Brincèd ha de vériteiu ou honfiance dré é vertuyeu.

Deustou ma oé peur ean-memb, ean en dès bet cavet er moyand de soulagein guet larganté ur boble infini. Opeu quement-cé, diæz vehé comprenein en nombre bras a incaneu en dès bet gouniet de Zoué.

É garanté vras-é en dès bet tennet ar nehou quement a bræceu. Câramb hun nessan avel omb, ha Doué hur goalhou ehué ag é hræceu. Er beurerion e zou mampreu Jesus-Chrouist. Pihue-benac ou hârou e vou câret guet Doué.

---

*En uiguêndvèd dè a vis Gourhelin.*

## SANTÈS MARGUERIT, GUÉRHIÈS HA MARTYRÈS.

SANTÈS MARGUERIT e oé gannet ér guér a Antioche. É oé hoah én hé havel a pe gollas hé mam. Hé zad, hanhuet Édesius, unan a vinistrèd en idolèd, hé ras d'ur vâguerès péhani e oé crechénès, hemb n'er gouyé. Er vâguerès-cé e bourfitas ag en occasion-zé e bresanté dehi providance en Eutru Doué eit salvein er hroaidur. Hé instrugein e ras erhat ar en ol gùirionéeu ag er fé; hac èl m'en doé er verhieg-cé dispositioneu eurus hac un inclination vad, hi e bourfitas bras é scôl hé mâguerès devot. Quentéh èl m'hé doé assès a ræson hac a squênd vad aveit quemér hé résolution, n'hum gontantas quet a houlen hac a receu er Vadiènt, mæs gobér e ras hoah rô a huerhtæt, hac a nesé é laré é oé hé ol desir merhuel eit Jesus-Chrouist.

Hé zad ne dardas quet a gleuet quement-cé; ha goudé en dout grocit hé degasse d'ér guér, ean e laras dehi guet colér: ret-é sacrefiein d'en douéèd pé bout én gorto a vout

trettet él ur sclavès hac a gavouet én-an hou-pès un tad, mæs un tyrant. Ne verne penaus é vein trettet, emé er Santès, me vou perpet hou merh ha perpet en hou ç'inourein avel me zad; mæs hac é teliehen souffrein en ol poénieu, me vou perpet crechénès ha ne adorein birhuiquin nameit er gùir Doué. Hé zad e ras nezé hé laquat é mesque er sclavézèd, én ur ordréneim hé mâguein guet ur memb sorte bihuance ha rein dehi el labour poéniussan hemb truhé erbet. Er Santès e souffras tout guet ur batiantæt ha guet ur joé péré e douchas en ol nameit hé zad. Lemel e ras guet-hi hé habideu hac hé hasse e ras ar er mæzeu, guet ur fal busquemant, de boarne el lonnèd. En habid peur hac uset-cé e bligé muyoh dehi aveit en ol gusquemanteu caërran. Hum bligein e ré én hé hondition; ha Doué, é hoalhein hé inean pur hac innoçand ag é vénédictioneu brassau, hé freparé de vrézélieu rustoh hoah ha d'ur victoër assuret.

Un dé ma oé guet hé lonnèd ar vord en hènt-pras, er goarnour Olibrius e bassas inon, hac, én ur remerquein hé air noble, hé modesti hac hé brâuité, e houlennas guet-hi hé hanhue hac a beban é oé. Hé fæçon de rescond er rantas coutant bras; mæs èl ma tisclærias dehou é oé crechénès, ean e ordrénas hé hondnie de Antioche.

En trenoz ean e hroas hé degasse dirac-t-ou hac e laras dehi: caër e hoès larèt d'eign é oh crechénès, espérance e mès é passou er chonge-cé ag hou pèn. Me intantion-é gobér hou chanche hac hou carguein a inour hac a vadeu. Eutru, emé-hi, me chanche e zou groeit a hondé ma mès bet er bonheur de vout crechénès; ne zesiran mui nitra nameit pligein de Zoué, péhani e chervigean ha péhani hemb quin e vérite hur respet hac hun adoration. Nen dé quet question amen, emé er Goarnour, a zihuen hur religion; question-é ag en dessein e mès d'hou quemér aveit pried, ha ma ne receuet quet en offre e ran d'oh, nen dès tourmant erbet a béhani ne zeliet bout én gorto. Preparet-on de bep-tra, e rescondas er Santès, hac espérance e mès ne vou birhuiquin nitra capable de vihannat me hourage. Me ol gonfiance e zou én Doué de béhani en e mès gloëstrèt inen guerhtæt, hac én gorto-on nè bermettou quet ma vein feahet.

Caranté Olibrius e changeas nezé é furi, ha rae-cé ean e

ordrénas dispen hé horve guet ivineu hoarne. Er goaid e ridé hac e verhué ar en doar. Caloneu en ol e oé bet touchet, é spécial a p'ou doé guélet er Santès é seuel hé deulegad trema en nean hemb hum glêmme é mod erbet. En tyrant, souéhet é huélet ne oé quet hoah marhue, e ordrénas hé dougueïn de verhuel d'er prison. Er goal-sperèd e hroas nesé é ol bossible aveit hé zroublein hac hé scontein, é clasque dré-zé hé holle. Laret-é penaus é apparissas dehi édan limage un dragon pé serpant horrible preste d'hé dévorein; mæs er Santès e hroas sine er groéz, hac er monstre-zé ag en ihuerne e gouéhas d'en doar étal hé zreid hac e sisparissas.

Doué hé honsolas quentéh goudé quement-cé, én ur hobér apparissein ur sclærdér gaër én hé frison. Un nombre bras a dud hum gonvertissas d'er fé é huélet er miracleu e hroé Doué é faveur é servitourès fidel; mæs en tyrant ahurtet e hroas ér fin hé dibennein. Hé marhue précius e arrihuas er blai cand puemzêc-ha-tri-uiguênd.

RÉFLEXION.

Er goal-sperèd ne arsàue na nos na dé a dantein er grechénion dré en ivi hac er malice en dès doh-t-hai, abalamor m'en dint destinet de guemér én nean el léh en dès collet ean-memb dré é orgueil. É finessen hac é valice e zou bras, mæs é bonvoér e zou bihan. Santès Marguerit en dès ean bet chasséet én ur hobér sine er groéz.

Ne hum arrestet quet de cheleuet doh er goal-sperèd én amzér ag en tantation; chairret pront dor hou calon doh-t-ou ha ne hroei droug erbet d'oh. Mar dalhe mad en tantation, chonget é unan benac ag er gùirionéeu bras ag er fé, èl m'en dé ér marhue, ér baraouis pé én ihuerne.

Er goal-sperèd e zou haval doh ur hi staguet péhani e elle harhal erhoalh; mæs péhani ne elle gobér droug erbet nameit d'er ré e zou diavis assès aveit tostat dehou.

---

*En unan-ar-n-uiguênd a vis Gourhelin.*

## SANTÈS PRAXÈDE, GUÈRHIÈS.

En Santès-men, scùir er Gùerhiésèd ag hé amzér, ha hoér de santès Pudantien, e oé merh d'ur Sénatour romæn. Adal hé youancquis bet fin hé buhé, n'hé doé bet quin chonge na

quin studi meit ag hum santefiein hi-memb hac a labourat eit gloër en Eutru Doué dré en excelcice ag en œvreu a viséricorde spirituel ha corporel.

A p'hum laquas en ampeleur Marc-Aurel de bersecutein er Grechénion, Praxède e guhé darne a nehai én hé zy, hac e yé mar-a-huéh én dé d'er prisonnieu aveit casse d'er ré e oé bet arrestet billeih a dreu a béré en ou doé dobér. A pe gavé mar-a-unan scontet é raug en tourmanteu, hi e laré dehai : sellet doh Doué, péhani hou selle a lein en nean hac e brepare d'oh ur gourôn gaër. Sourcius bras e oé ehué de lieinnein er ré varhue.

Open quement-cé, hi e visité er ré clan, hi ou chervigé hac e soigné ou goulieu, hac a amzér de amzér hi e laré dehai ur guir benac a gonsolation : queméret courage, mem brér ; couraget, me hoér ; ret-é souffrein aveit Doué hac aveit gounit un éternité eurus ; er boén-zé e dremeinou, hac ar hé lerh é chommou guet-n-oh ur gonsolation douce ha parfæt.

Er Santès-men, touchet hac affliget ér galon én ur gonsidérein er grueldæt guet péhani é oé tourmantet er Grechénion, hac é huélet ou goaid é ridêc a bep tu, e hroas ér fin er beden-men : *O men Doué, Mæstre souveræn a mem buhé! ne bermettet quet ma hutlein pélloh hou serviterion hac hou servitourésèd affliget, hac hou ç'Ilis persecutet : goulenne e ran guet-n-oh er græce de verhuel, mar dé hou volanté, mar dé quement-cé er guellan aveit hou cloër ha me salvediguealı.*

Doué e cheleuas hé feden doh hé galhuein d'é varaouis un nebedicg amzér goudé, dré ur marhue douce ha santel, er blai cand puar-ha-tri-uiguênd.

## RÉFLEXION.

N'hun nès quet bermen Martyrèd de visitein na de chervigein, èl m'en doé santès Praxède ; mæs ni e gave Jesus-Chrouist ér beurerion hac ér ré clan, querclous èl m'er bavé er Santès-men ér Vartyrèd. Jesus-Chrouist e zou én nean èl ar en trôn ag é hloër : é ma ar en doar én é beurerion hac ér ré affliget ; é ma ér Sacremant ag en Autær eit bout mâgadur hun ineaneu, hac é ma ér beurerion eit bout mâguet dré-z-omb.

*Eile Réeflexion.* Na coutantèt é varhue en bani en dès bibuet mad ! Na doucèt-é en ær dehuéhan-zé aveit en bani en

dès tremênet é vuhé én excelcieeu a religion hac a garanté! Ha hui e falle d'oh bout hemb scont ag er marhue? dihoallet doh er péhèd ha groeit œvreu mad: hun œvreu hemb quin e vou én dé-cé hur honsolation, hur pinhuidiguéah hac hur hourôn. Ne gredamb enta jamæs é ma eurus er vuhé-men nameit rac ma elle hur secour d'hur bout ur marhue eurus, èl ma broa ur marhue eurus cavouet un eurustet parfæt hac éternel.

---

*En eile dé ar-n-uiguênd a vis Gourhelin.*

## SANTÈS MARI-MADELÉN.

DEIT, péherion ha péhouresèd, hac hum gonvertisset; deit, penitandèd, hac hum rejouisset; ha hui, ineanéu juste, mêlet Doué é huélet conversion Madelén, péhani a béhourès vras, e zou deit de vout ur servitourès fidel de Jesus-Chrouist.

Mari-Madelén e oé gannet é Béthanie, tri hard-leàu doh Jerusalem. Goudé hé dout collet abret hé zad hac hé mam, hi e gommanças bihuein revé hé rôl. Hé brér Lazar hac hé hoér Marthe, péré e oé devot bras ou deu, ne arsàuènt ag hé avertissein; mæs scuhein e ras bean doh ou hleuèt, hac aveit bihuein guet muyoh a liberté, hi ou huittas. Nezé en hum ras ol d'er bed, d'er vanitéeu ha d'er pligeadurieu, ér fæçon ma tas de vout ur fal example eit er hartér. Laret e oé bet dehi penaus ur Profæt bras (péhani e oé Salvér er bed) e broé miracleu bras, hac é perdégué é Bethsaïd, toste d'hé hér. Monnet e ras d'er bleuet ha d'er guélet. Quentéh él m'er hleuas, er græce e ras sclærdér d'hé sperèd, e douchas hé halon hac e inspiras dehi ar en ær quement a hlahar ag hé féhedeu hac a gas doh-t-hai, m'hum gonvertissas ér memb momand.

Un dé ma oé bet couviet hur Salvér de leignein é ty Simon er Pharisién, Mari-Madelén hum rantas inou, hac hemb hum sourciein ag er péh en devehé bet laret er bed, hi hum daulas, dirac en ol, doh treid Jesus Chrouist, hac ou golhas guet hé dareu. Nezé é véritas cleuet guet-ou er honzeu caranteus-men: *quêrhet, me merh, hou fé, læn a gonfiance, en dès hou sauvet: ol hou péhedeu e zou pardonnet d'oh.*

Er benitandès santel-men, goudé ur fayeur quer bras, ne

vanquas occasion erbet de rein d'hé Salvér adorable mercheu ag hé respet, ag hé haranté hac ag hé hanàuedigueah-vad, hag en hélie e ras casi é peb léh aveit guellein pourfitein ag é instruction divin.

Discoein e ras hé haranté é quevér Jesus-Chrouist é spécial durant é bassion hag ar er manné Calvar, én amzér ma tas é Zisciplèd memb d'enabandonnein. A pe oé bet crucefiet, é oé étal troèd er groéz, hac én hé doé bet inou er hourage hac er bonheur de gontamplein hé mæstre divin é verhuel. Laret-é penaus é tastumas guet billeih a respet un nebedicg ag en doar e huélas trampet guet goaid hur Salvér, hag en el laquas én ur vouteillicg péhani e hoarnér hoah hinihue en dé, èl un trézor forh précius, é ilis Sant-Maxime é Provance.

Er Juiffèd, arlerh ou dout laqueit Salvér er bed d'er marhue, e berséchutas er grechénion, hac e laquas Mari-Madelén, hé brér Lazar hac hé hoér Marthe én ur vâgue hemb gouil na ruan erbet, guet en intantion ma vehènt bet baiet ér mor; mæs, dré un effèd a brovidance en Eutru Doué, ind e zigouéhas de arrihue é Marseil, é péh léh é houniezant un nombre bras a ineaneu de Zoué dré ou instruction ha dré ou miracleu.

Mari-Magdelén, aveit hum rein ol d'er gontamplation, hum dennas én deserh, hac én ur gavouet ur hroh ar greis ur manné ihuél, eih leàu doh Marseil, hi e choégeas hé demeurance inou, hac e vihuas durant tregond vlai én ur zevise noz ha dé doh Doué hemb quin. Hé fenigen e oé forh bras; n'hé doé quin gulé nameit en doar, na quin mâgadur meit el lezeu e gresqué én dro d'er hroh é péhani é oé. Inou é ouilas bamdé hé féhedeu, deuston ma oènt bet pardonnet dehi dré Jesus-Chrouist memb. Ér fin é has de receu d'en nean er recompance déliet d'hé haranté vras ha d'hé fenigen admirable.

## RÉFLEXION.

Conversion Mari-Madelén e zou bet pront ha courajus, dihue gondition necessær aveit ur gùir gonversion. Quentéh èl ma tas d'hobér réflexion ar en disordre ag hé buhé ha d'hanàouet en dobér hé doé ag hum gonvertissein, ne zaléas quet ur momand a hélie inspiration er græce.

Mar tardet a zé de zé de hum gonvertissein de Zoué, é

bès dangér n'er groéhet birhuiquin. Mar dé mad hum gonvertissein arhoah, perac non-pas hinihue? Ha hui e zou sûr a huélet en dé ag arhoah? Ha hui hou pou arhoah er græce e hoès hinihue? Ha hui e vou dignoh a receu græceu aral én amzér de zonnet, goudé m'hou pou dispriset er græce presant? Doué e bromette er pardon d'en hani e zei de hum gonvertissein; mæs nen dès quet promettet de zén amzér, un dé hemb quin eit er gobér.

Conversion Madelén e zou bet non-pas hemb quin pront, mæs open courajus. Deit-é bet de bèn a sourrein ar en ol diæzemanteu e gavé, hemb gobér cas erbet a ol er péh e elle larèt er bed; n'bé doé quet méh é changein a vuhé, hac bé ol méh ha poén e oé a vout bet péhourès. Queméramb scùir ar hé hourage, labouramb guet er secour ag er græce de zonnet ehué de bèn ag en diæzemanteu hum gave én hènt ag hur salvedigueah: mar dès poén ér hommancemant, er poénieu-cé e zisparissou quênt pêl, ha nezé é cavehemb peb tra douce hac æz. N'hum sourciamb quet ag er péh e ellebé larèt er bed; chongeamb quêntoh ér joé, ér goutantemant e ra conversion ur péhour pé ur béhourès de Zoué, d'en Ælèd ha d'er Sænt.

Ah! gùir-é enta, ô men Doué! é elle ur péhour èl on secour én ur fæçon benac doh satisfaction Jesus-Chrouist; m'obligein e ret de gredein ur huirioné quer consolus; ha sel mui ma on goleit a grimeu, sel-mui é on ér stad d'hobér d'oh santein er bligeadur e ra d'oh conversion er péhour. Quement-cé memb, ô men Doué! e douche me halon: rac ma hoès eune a me bolle-é en e mès eune ag hou ç'offancein; er goutantemant hou pou doh m'en gùélet convertisset-é e rejouisse me halon hac em zenne devat-oh. Rai-é refuse d'oh ur satisfaction en dès bet coustet quement d'oh hac e zou quen avantajus aveit on. Santet enta, ô men Doué! en doustér hac er joé a huélet ur galon humiliet ha glaharet, péhani e houlenne miséricorde ha ne zesire mui nitra quin meit bout consacret ol d'hou chervige ha d'hou cârein.



## *En drivèd dé ar-n-uiguênd a vis Gourhelin.*

## SANT APOLLINÆR, ESCOB HA MARTYR.

SANT APOLLINÆR, goudé bout bet unan a Ziscipléd hur Salvér, e hélias sant Pierre d'Antioche ha de Rome, é péh léh é labouras guet ur grèd quer berbuidant aveit salvedigueah en ineaneu, m'er hassas en Apostol santel-zé de Ravenne, é calité a Escob, aveit perdègue en aviél d'er boble-zé péhani e oé hoah payan. Èl ma té hilleih a nehai, dré er moyand ag é instructioneu santel, de renoncieiu d'ou superstitioneu, ministrèd er faus douéèd e guemèras quement a golér doh-t-ou, m'ou doé ean bet goal-drettet a daulen mein : quement-cé ne viras quet doh-t-où a gontinuein é labourieu apostolique.

Un Eutru a guér, hanhuet Boniface, péhani e oé mud, e hum recommandas dehou doh hum durel d'é dreid. Er Sant e rantas dehou er gouze dré er vertu ag en hanhue a Jesus-Chrouist. Un nombre bras ag er boble, én ur huélet er miracle-men, e renoncias d'ou faus douéèd aveit credein é Jesus-Chrouist, ha ministrèd en idolèd hum revoltas arré inemb d'en Escob santel-men hac er boutas ér mæz a guér. Nezé é chommas un nebedicg amzér én ur hroh, é péh léh ne arsàué a instrugein hac a gribuat ér fé ér grechénion e zé d'er havouet, ha badéein e ras un nombre bras aral. Arlerh quement-cé, ean e yas de berdègue ér hartér a Emili, é péh léh é hroas ehué conversioneu nombrus.

Èl ma oé bet pedet dré er grechénion a Ravenne de zistroein devat-hai, ne dardas quet ag hum rantein d'ou goulen, hac é continuas é labourieu santel guet er memb grèd. Un Duchentil payan, hanhuet Rufin, glaharet bras dré ma huélé é verh é verhuel, e bedas en dén santel de zonnet d'hé guélet. Preste-on de monnet, em'ean ; mæs promettet d'eign penaus, mar da Jesus-Chrouist ha rantein d'oh hou merh, ne virehet quet doh-t-hi a hélie hé Salvér. M'er promette d'oh, em'ean, hac open me bromette é adorein mé-memb er memb Doué e adoret. Er Sant, goudé en dout groeit é beden, e laras guet ur voéh crihue : é hanhue Jesus-Chrouist, sàuet, me merh, ha trugairéqueit Doué. Er memb

20 *

momand, bú e sàuas hac e laras a voéh ihuél : Doué er Grechénion-é er gùir Doué. Er miracle-zé e gonvertissas en tad hac er verh hac un nombre bras aral. Er préfæt a guér, péhani e oé ur payan ahurtet, é huélet é oé dispriset é zouéèd, arlerh en dout groeit tourmantein er Sant ar er marh-coéd, er hondannas devout divroet; mæs er bugul santel-men, péhani nen doé quin desir nameit de scùille é oaid aveit gloër Doué ha de labourat eit salvedigueah é bobl, e chommas de secour ha de gonsolein er Grechénion : arrestet-oé het anfin dré dud barbar, péré en trettas guet quement a grueldæt, m'er bredènt marhue. Er Grechénion er havas ér stad-cé quen truhéus, hac é huélet en en doé hoah ur reste a vuhé, ind en douguas d'un ty é péh léh ne ersàuas ag ou ingagein de guemér courage ha de zerhel mad d'er fé, én drespet d'en ol bersécutioneu. Merhuel e ras ur blai ha puar-uiguênd arlerh donnedigueah hur Salvér.

## RÉFLEXION.

Sant Apollinær en dès bet anduret ur martyr continuel durant uiguênd vlai ma oé bet Escob. Groeit en dès bet miraclen bras hac admirable; mæs é bersévérance, én é souffranceu, e zou bet hoah admireploh. Eurussoh-é bet d'en dout anduret hilleih a boénieu eit Jesus-Chrouist, aveit d'en dout groeit én é hanhue un nombre bras a viracleu. Nen dé quet é viracleu, mæs é souffranceu en dès bet obtenet dehou er gloër a héhani é jouisse bermen én nean. Doué e ra en donæzon a viracleu d'er Sænt; mæs aveit chervige d'er réral-é, é léh ma chervige er souffranceu aveit pourfit hac avantage en n'emb ou andure. Groamb enta un istim bras ag er souffranceu, a p'en dint mercheu assurettoh ag er santeleah aveit er miracleu memb.

Er Sant-men en dès perséveret ér souffranceu, én un andur ur martyr continuel durant uiguênd vlai. Bout e zou tud hac e souffre guet patiantæt un nebedicq amzér; mæs ér fin é scùéhant hac é collant courage; neoah, deustou m'hur bou commancet mad, ma ne zalhamb mad bet er fin, ne vehemb quet couronnet. Hum adressamb enta doh Doué én hur souffranceu, én hun afflictioneu, én hur poénieu a sperèd hac a gorve; goulennamb guet-ou er græce a bersévérance, péhani e zou un donæzon ag é vadeleah.

Doué e bermette liès ma vé certæn ioeanen mad poéniet hac affliget durant ou buhé; martesé é oh-hui ag en nombre eurus-cé; hum offret enta de Zoué aveit souffrein quement a boén èl e bligeou guet-ou, ha quehet èl ma pligeou guet-ou.

---

*Er buarvèd dè ar-n-uiguènd a vis Gourhelin.*

## SANTÈS CHRISTINE, GUÉRHIÈS HA MARTYRÈS.

TRIOMFLE er Santès-men e zou sel-admiraploh m'hé dès bet, d'en ouaid a seusèc vlai pé ar en dro, anduret eit Jesus-Chrouist er hruellan tourmanteu a berh hé sad prope.

Christine e oé guenédicg ag en Toscèn ha merh d'er Goarnour ag er guér a *Dyr*, péhani e bersécuté er Grechénion hac e hroé ou hlasque aveit ou zourmantein guet ur grueldæt estrange. Er verh-men, péhani e buélé can bamdé degasse mar-a-grechén dirac hé sad aveit bout interroget, souéhet é clenet en treu caër e larènt hac é huélet ou modesti vras, ou hourage hac er joé e ziscoènt én ur monnet d'er marhue, e hum'santas inspiret de hum rantein crechénès, ha providance en Eutru Doué e ras dehi er moyand de vout instruget ar er mystérieu ag er fé ha de recen er Vadiènt. Quement-cé e oé bet groeit é segrèd; mæs er Santès hum ziscleærias quênt pêl én un dorrein en idolèd e hoarné hé sad én é dy.

Hé sad, a pe buélas en idolèd torret, hum zefias a uehi. Ean hé galhuas hac e laras dehi: ha possible e vehé m'hou pehé-hui commettet ur faute a béhani en hou ç'accusér? Ha possible vehé m'hou pehé brehèmet hun douéèd? Er Santès e rescondas: ha possible-é, me zad a garanté, adorèin er sorte douéèd-cé péré n'ou dès na pouvoér na vertu? N'hé lausquas quet de gonze davantage; quemér e ras ur golér quer bras doh-t-hi ma hroas hé foèttal guet ur gruéldæt barbar. Andur e ras en tourmant-cé hemb hum glêmme hac én un drugairéquat Doué ag er græce e ré dehi de souffrein aveit é hloër. Hé zad ne hum goutantas quet hoah, ordrénein e ras hé hasse d'er prison, én ul larèt dehi: change pé te varhuou. Er vérh santel e rescondas hoah guet ur hourage drès hé ouaid: groeit d'eign, me zad, ol er péh e garehet;

hui e elle lemel guet-n-eign mem buhé; mæs nitra ne ellou gobér d'eign colle fé Jesus-Chrouist, me Salvér divin, guet péhani é espéran receu en nerh de souffrein tourmanteu hoah brassoh.

En tad dinatur-cé e broas hé staguein doh ur rôd e droé étal un tan bras allumet eit hé losquein. En tourmant e oé terrible, mæs Doué hé goarantas doh droug erbet. Hé zad, é léh hum gonvertissein é huélet er miracle-men, péhani e gonvertissas ul lod caër aral, e hum ahurtas muyoh-mui hac e ordrénas én é furi staguein ur mein ponnér doh hé gougue hac hé surel én ul lèn dôn. Groeit e oé bet er péh en doé commandet; mæs en Eutru Doué, péhani en doé-hi déja goarantet doh en nerh ag en tan, e broas hoah dehi er græce de sortiein læn a vubé a greis en deur-cé. Hé zad, é huélet ne ellé quet donnet de ben a nehi, e zas de vout èl arraget, hac en trenoz é oé bet cavet marhue én é hulé.

Donnet e ras ur Goarnour aral d'er guér a Dyr, péhani, èl ma oé ehué ur payan superstitius ha cruel, e gontinuas de bersécutein er Grechénion hac é spécial Christine a béhani é oé oueit quement er brud. Ordrénein e ras hé staguein guet querdat doh ur huen, én ur gommandein d'er vou-reàüion lesel tenneu bir ar nehi bet que ne vehé bet marhue. En tourmant-cé é rantas er Santès hé inean eurus de Zoué hac é has d'en nean de receu er recompance ag hé victoërieu.

## RÉFLEXION.

Santès Christine e zou bet persécutet guet en tyrantèd; persécutet-é bet guet hé zad prope; persécutet-é bet betac er marhue. *Eurus*, emé Jesus-Chrouist, *er ré e souffre persécution aveit er justice, abalamor ma apparchant dehai ranteleah en nean! Eurus e vehet*, em'ean, *a p'hou carguou en dud a anjulieu, a p'hou persécuteint, a pe lareint é gueu peb sorte droug a han-oh; hum rejouisset nezé ha beah joéius abalamor d'er recompance vras e zou reservet d'oh én nean.*

Nitra ne elle consolein davantage gùir serviterion ha servitourésèd en Eutru Doué, aveit en afflictioneu, er souffranceu hac er persécutioneu e andurant ér bed-men, hac a gaus d'en havaledigueah parfættoh ou dès nezé doh Jesus-Chrouist, hac a gaus d'er recompance gaër e hrepare Doué dehai.

*Er buemvéd dé ar-n-uiguênd a vis Gourhelin.*

## SANT JAQUE, Apostol

Er Sant-men, a béhani é inouramb hinihue er gouil, e zou hanhuet Jâque er Major, a gaus ma oé bet galhuet de vout Apostol quênt en Apostol aral sant Jâque, péhani, eit er memb ræson, e zou hanhuet Jâque er Minor, a béhani é hroér er gouil er hetan dé a vis mai.

Sant Jâque er Major e oé mab de Zébédé ha de Salomé, ha brér de sant Yehan en Aviélour.

Quentéh èl ma commanças Salvér er bed perdègue hac instrugein er boble, er Sant-men e oé unan ag er ré sourciussan de monnet d'er hleuet aveit pourfitein ag é instructioneu santel.

Jesus-Chrouist, én ur bassein un dé el lèn a Génésareth, e remerquas Jâque ha Yehan é vrér é holhein ou rouédeu. Ou galhuein e ras de zonnet d'en hélie, hac ind e aboeissas, én ur gùittat, hemb astèn termén ur momant, ou rouédeu, ou bâgue hac ou hêrènt.

En neu vrér-men ha sant Pierre e zou en tri Apostol aveit péré en en dès bet Jesus-Chrouist durant é vuhé ar en doar un dinérdæt hac ur garanté particuliér: en neu vrér-men, a gaus d'ou gùerhtæt péhani ou dès goarnet perpet, ha sant Pierre, a gaus d'é garanté berhuidant eit é Væstre adorable.

Hur Salvér ne hroé quet calz a viracleu hemb ne fauté dehou ma vehé bet teste a nehai en tri Apostol-men. Ou choége e ras aveit rein dehai er gonsolation de huélet é hloër én é Dransfiguration ar er manné Thabor, é péhani é apparissas dehai ligùernussoh aveit en heaul. Ou hemér e ras ebué ou zri aveit derhel mad dehou a p'en das d'hobér oræson ér jardrin Olivèd un nebedicg amzér quênt é Bassion.

Salomé, mam de sant Jâque ha de sant Yehan, én ur hanàouet er vadeleah particuliér en doé Jesus-Chrouist eit hé deu vab, e houlennas guet-ou ma vezènt bet ou deu aséet én é ranteleah, unan én tu déheu hac en aral én tu clei dehou. Quement-cé e ras d'hur Salvér en occasion de rein ul leçon admirable ar en humilité, avel er fondæzon ag er

gùir mérit, én ul larèt penaus mar desirènt bout er ré gueltan én é ranteleah, é oé ret dehai hum rantein er ré vihannan hac humplan ag en ol, hac ivet é galice, de larèt-é, souffrein hilleih a boénieu hac a afflictioneu ér bed-men.

Arlerh m'en doé dichennet er Sperèd-Santel ar en Apostolèd, sant Jâque e gassas er hetan sclærdér er fé ér ranteleah a Spagne. Goudé é tistroas de Jerusalem, é péh léh é labouras ebué guet hilleih a fatique.

Er Juiffèd ingrat, dallet hac obstinet, aveit mirèt doh er boble a gredein é Jesus-Chrouist, guet eune a vout sellet èl moltrerion de Zoué, èl ma oènt én effèd, e bounias deu vagiciénour bras, péré e bromettas, dré ou sorcereah, laquat en Apostol santel de golle er réputation vad en doé é mesque er boble; mæs er hontrel e arrihuas, rac er magiciénèd e hum gonvertissas, goudé ou dout gùélet péh quen distér e oé ou sorcereaheu étal miracleu en Apostol santel.

Anfin Hérode, Roué a Judé, doarein de Hérode péhani en doé groeit merhuel en Innoçandèd, ha uy de Hérode péhani e broas laquat d'er marhue sant Yehan-er-Badéour, e gondannas sant Jâque de vout dibennet, puar blai ha deu uiguênd arlerh donnedigueah hur Salvér.

É reléguen e oé bet casset, er blai eih cend huézèc, d'er guér a Gompostelle é Spagne, de béh léh é ha é perhindèd tud a guement corne e zou ag er bed crechén.

Ne fehér quet nombrein er græceu particulíér en dès bet receuet ranteleah Spagne dré intercession er Sant bras-men. Hanàouet e ra er Spagnolèd en ou dès obligation dehou a band a victoërieu gaër gounïet ar anemisèd er religion; hac attàu en ou dès recour doh é brotection én ou ol afflictionen ha necessitéeu publique.

## Réflexion.

Sant Jâque, aveit ol recompance ag er boén ha fatique e guemèré aveit convertissein é vro, ne receuas nameit er marhue guet er boble ingrat-cé. Er Sant n'hum glêmmé quet ag ou ingratitud: dré garanté doh Doué oé en en doé groeit en ol vad en doé groeit aveit-hai, ha guet-ou é oé én gorto a receu é ol recompance. En dud e zou liès ingrat; mar desiret enta hou pout ur recompance benac aveit er vad e ret dehai, groeit-ean a gaus de Zoué, dré garanté doh

Doué. Ne gollér nitra guet Doué : ean e recompance perpet guet larganté hac én tural d'er péh e eliamb espérein.

*Eile Réflexion.* Jesus-Chrouist e gasse sant Jâque ar er manné Thabor aveit discoein dehou é hloër ; mæs er hasse e ra ehué d'er jardin Olivèd aveit er rantein teste ag é boén hac ag é agoni. Er honsolationeu memb spirituel ne fehènt quet bout continuel durant er vuhé ; ne gavér nameit én nean er peah dalhable hac er joé parfæt-cé.

En ineanen devotan e zou mar-a-huéh disconfortet ha poéniet guet er changemant chiffus a hrèd hac a séhour e santant én ou halon ; mar-a-huéh é vènt ol anflammet dré en tan a garanté Doué ; nitra ne gouste dehai nezé, ha ridêc e rant guet joé én hènt a hourhemeneu Doué ; guéhavé en hum santant yein, ne gavant gouste erbet én ou fedenneu ha ne hroant nameit dré boén en ol vad e hroant ; mæs ne zeliant quet eit quement-cé chongeal é mant bihannoh agréable de Zoué.

Caranté Doué ar en doar e hum vâgue guet croézieu ha souffranceu. Ne vontér ar er manné Thabor nameit eit montein ehué ar er manné Calvar. Ar en Thabor é tanhouér en doustér a hloër en Eutru Doué ; ar er Halvar é recenér er fréh a Bassion hac a varhue Jesus-Chrouist.

---

*En huéhvèd dé ar-n-uiguênd a vis Gourhelin.*

## SANTÈS ANNA.

EN Ilis, én hé office, e lare d'emb penaus en en dès reit Doué ur græcé quer bras de santès Anna, m'hé dès méritet bout mam de Vam beniguet é Vab unique. Mar dé quen inourable aveit er Huérhiès glorius Vari hé dout ur Mab péhani e zou Doué, nen dé ehué un inour eit santès Anna hé dout ur verh péhani e zou Mam de Zoué ? Hac èl nen dé quet possible de sperèd mab-dén comprenein excellance er Huérhiès santel, consideret èl Mam de Zoué, ne féhemb quet ehué parfættemant comprenein excellance santès Anna, consideret èl mam d'ur verh péhani e zou mam de Zoué. Er galité-zé hemb quin e zou drès en ol mélationeu e féhemb rantein dehi.

Santès Anna e oé gannet é Bethléem. Guélet-oé bet én-

hi a vihannicg un avistet, er modesti hac un devotion quer bras, ma oé splan hanàouet én hé doé receuet ag en nean græceu particuliér. Hé brassan pligeadur e oé bout hé hunan a costé; en darne-muihan ag hé amzér e dremeiné én oræson, hac hé ol studi e oé pligein de Zoué. Hé hêrènt, doh hé gùélet én ouaid, hé diméas de Joachim, er santellan dén ag é amzér.

Joachim ar er mauné, emé sant Epifân, e offré hemb cesse é oræsoneu de Zoué, aveit er pedein de zegasse er Messi ha de hastein rédamption Israël; hac Anna, dissaffar én hé zy, e hroé de Zoué er sacrefice continuel a nehi hé hunan én tuemdér ag hé oræson. Ne sortié quet calz; mæs quel liès gùéh el m'er groé, é oé un example bras aveit ol er ré hé gùélé. Hé modesti, hé langage, en air memb a nehi e hroé de bep-unan admirein hé vertu haç e inspiré ur respet bras aveit-hi.

Goudé ma oé bet pêl bras hemb hé dout croaidur erbet; hi e véritas, dré hé fideldæt de Zoué, dré er vrastet ag hé haranté ha dré en excellance ag hé vertuyeu, hé dout er bonheur, deustou ma oé ouaidet, de laquat ér bed ur hroaidur santel, destinet a ol éternité aveit bout mam de Rédamptour er bed antiér. Mar hanàuér ur huèn doh er fréh e zougue, péh santeleah ne zelié en dout santès Anna aveit douguein er fréh-cé a vénédiction hac aveit rein d'er bed ur vamen quer caër a hræceu!

Santès Anna e laquas hilleih a sourci aveit conservein en trézor précius hé doé bet ag en nean; ha gùélet e ras, hemb tardein, é oé hé merh eurus instruget dré Zoué ean-memb; bamdé é admiré muyoh-mui en dispositioneu caër ag hé halon, formet eit en ihuellan santeleah. Ne ellé quet manquein a gârein ur verh quer parfæt ha quer santel; mæs ne verne péh quen tinér e oé hé haranté doh-t-hi, avel m'hé doé hé gloëstret de Zoué quênt memb ma oé gannet, ne vanquas quet, aveit accomplissein hé rô, a monnet d'hé offrein ha d'hé honsacrein de Zoué, én tample a Jerusalem, a pe oé arrihue én ouaid a dri blai.

Inou é chommas er Huérhiès santel, é mesque er Gùérhiésèd destinet aveit gobér én tample er chervige e jaugé doh-t-hai. Er séparation-zé doh ur verh unique, quer parfæt ha quer cârét, e oé bet ruste aveit santès Anna. Er péh

hé honsolé e oé rac ma ré dré-zé de Zoué ur merche caër ag hé hanàuedigueah-vad eit er græce particuliér en doé accordet dehi. Hé bubé ne oé bet mui goudé nameit un oræson continuel. Hé halon, ambraset quet en tan a garanté Doué, ne zesiré mui nitra nameit hum joéntein doh Doué, péhani hemb quin e ellé parfættemant coutantein hé ol desirieu.

Anfin, goudé hé dout bet er gonsolation, durant uinêc vlai, de huélet hé merh santel, a vusul ma cresqué én ouaid, é cresquein ehué é avistet, é vertu hac é peb sorte parfectioneu, hi e rantas hé inean eurus d'hé Hrouéour, d'en ouaid a nandêc vlai ha tri-uiguênd.

## RÉFLEXION.

Hum rejouissamb ha queméeamb lod é joé, é gloër hac é eurustet santès Anna, péhani e elle larèt guet ghirioné : *En ol boble, bet fin er bed, em istimou hac em jugeou eurus d'em bout reit d'en Tad Eternel ur verh, d'er Mab ur Vam, ha d'er Sperèd-Santel ur priêd, d'en Ælèd ur rouannès, d'er béherion un avocadès, d'en ol dud ur vam douce ha mad.* Inouramb ha pedamb én hun ol dobérieu ur Santès quer puissant én nean, péhani en dès ur bouvoér bras étal er Huérhiès Vari hé merh eurus, avel m'en dès hé merh eurus ur bouvoér bras étal Jesus hé mab adorable.

*Eile Réflexion.* Inourable ha glorius-é aveit santès Anna bout mam d'er Huérhiès Vari! hac inouraploh-é hoah aveit-hi hé dout méritet er faveur hac er græce particuliér-zé dré er santeleah ag hé bubé, dré é fedenneu gredus ha carantéus ha dré en excellance ag hé vertuyeu. Pe vehemb fidel d'hobér un usage mad ag er græceu e receuamb, guet a faveurieu ne receuéhemb-ni guet Doué? Péh quer parfæt, péh quer santel ne vehemb-ni é bèr-amzér?

*Tairvèd Réflexion.* Santès Anna, dré hanàuedigueah-vad aveit er græce gaër hé doé receuet ag en neau, e offras de Zoué én tample er Huérhiès eurus en doé accordet dehi. Béemb sourcius de drugairéquat Doué ag er faveurieu e receuamb guet-ou; hum chervigeamb a nehai aveit en inourein hac er glorifiein, ha ni e huélou, dré expériance, penaus trugairéquat Doué ag ur græce e zou méritein un aral brassoh ag é vadeleah.

*Er seihvèd dé ar-n-uiguénd a vis Gourhelin.*

## SANTÈS SYMFOROSE HAC HÉ SEIH MAB, MARTYRÈD.

SANTÈS SYMFOROSE e oé un Dame a Rome, hanàuet mad dré hé noblance, ha muyoh hoah dré hé buhé devot hac examplus. Un Eutru bras hanhuet Gétul, én ur hanàouet hé vertu, hé goulennas hac hé obtenas aveit priėd. Bihuet ou doé assamble én un dougeance bras a Zoué; ha bet ou doé seih mab de béré en ou doé inspiret a vihannicg un desir bras ag er madeu ag en nean hac un disprisance eit er madeu hac en inourieu ag er bed.

Èl ma commançàs én amzér-zé en ampeleur Adrien persécutein er Grechénion, Symforose hum dennas guet hé seih mab, péré e oé hoah youancq, én ur punce séh, én ur chongeal é vehènt bet inou un nebedicg gùel én assurance ag ou buhé. Gétul, hê friėd, e chommas de secour er Grechénion durant er bersécution; ean ou honsolé, ou accouragé hac e vâgué un nombre bras a nehai. É garanté ne chommas quet pêl hemb recompance. Arrestet-oé bet én excelcioeu charitable-zé dré un tyrant ha condannet de vout dibennet.

Symforose, é huélet er péh e oé arrihue guet Gétul, ne arsàué a ingagein hé seih croaidur de souffrein peb sorte tourmant quêntoh eit renoncieín d'er fé. Hou péet chonge, emé-hi, mem bugalé, en e hoès un tad martyr: aveit ur boén bèr en dès anduret eit Jesus-Chrouist, ean e jouisse bermen ag un eurustet éternel. Pedamb en Eutru Doué ma pligeou guet-ou rein d'emb er memb græce: exposet-oh, mem bugalé, d'er memb combat; mæs péh eune ne mès-mé ne veheoh feahet dré en dougeance ag en tourmanteu! Ind e laras ol nezé: n'hou péet quet eune, mam er garanté, læn a gonfiance é Jesus-Chrouist, ni e espére ne vou nitra capable d'hobér d'emb colle courage.

Quênt pêl arlerh é oé bet queméret Symforose hac hé seih mab: casset-oènt bet dirac en Ampeleur, péhani e laras d'er vam; gout e ret péh sorte fin en dès bet Gétul hou priėd; ne vanquet quet enta a adorein en douééd, pé é vou ret d'oh souffrein tourmanteu brassoh hoah. Er Santès e

rescondas : ne verse péh sorte tourmanteu e hoès preparet d'eign, espérance e mès, dré hræce me Salvér, é ellein, mé ha mem bugalé, en andur guet er memb courage guet péhani en en dès souffret ou zad; hac én ur sistroein doh hé seih mab : damb, mem bugalé, emé-hi, damb de verhuel eit Jesus-Chrouist. En Ampeleur, péhani hum gredé offancet dré er rescond-cé, e gondannas Symforose de vout dalhet ha stleiget dré hé bleàu. Goudé en tourmant-cé é oé bet laqueit ur mein poanér doh hé gougue ha taulet én ur stær vras é péhani é achihuas hé martyr.

En trenoz en Ampeleur e hroas degasse dirac-t-ou er seih brér. Hum bresantet ou doé guet ur hourage péhani e oé bet admiret guet peb-unan. Èl ma oènt ol youancq, hemb tad na mam, en Ampeleur e chongé en en devehé groeit a nehai er péh en devehé bet caret; larèt e ras enta dehai : bugalé, quêrhet d'offrein ançans d'en douéèd ha m'em bou chonge a han-oh; mæs dihoallet a vanquein, pé nen dès meit er marhue aveit-oh. Unan a nehai e rescondas aveit en ol : quement-cé e zeiramb : nen d'omb quet bihannoh crechénion eit hun tad hac hur mam, na bihannoh courajus aveit-hai. En tyrant e gommandas quentéh plantein seih pèl én doar aveit ou staguein doh-t-hai ou seih. Er brassan ag er seih brér, hanhuet Crescans, e receuas un taul lance én é hougue; en eile, hanhuet Julian, en doé bet un taul lance én é galon; en drivèd, hanhuet Némèse, e oé bet ehoé blesset ér galon; er buarvèd, hanhuet Primitif, e receuas un taul é poul é galon; er baemvèd, hanhuet Justin, e oé bet hachet a béhïeu; en huéhvèd, hanhuet Stacté, en doé bet é gosté digueoret; anfin, Eugène, er seihvèd hac er bihannan, e oé bet deuhantéret. Receuet ou doé er gourôn a vartyr andro huéh-uiguênd vlai arlerh donnedigueah hur Salvér.

## RÉFLEXION.

Santès Symforose en dès bet dessàuet hé bugalé én ur façon santel, ha bet hé dès er gloër hac en inour d'hé dout seih mab péré e zou bet seih Martyr ha seih Sant. Bugalé instruget ha dessàuet-mad e ra hilleih a joé d'ou zad ha d'ou mam, hac e vou ou gloër hac ou hourôn én nean. É contrel, bugalé fal zisquet pé lausquet rai én ou liberté, ne hroant nameit chagrin, poén ha disinour d'ou hêrènt, ha hoah eurus ma ne hroant ou zourmant ér bed aral.

*Eile Réflexion.* Tadeu ha mameu, bui hum glemme liès, én ol larèt é ma hou pugalé dissènt, libertin ha dirange. Aveit mirèt doh er malheur-sé, inspiret abret d'hou pugalé dougeance Doué, hac a dra sûr, ind hou tougeou; groeit dehai mirèt gourhemeneu Doué, hac ind e sentou doh-oh; inspiret dehai caranté Doué, hac ind hou respettou hac hou cârou.

---

## *En eihvéd dé ar-n-uiguénd a vis Gourhelin.*

## SANT GONERI, Bélêg.

Er Sant-men e oé sàuet a dud forh inourable ag en Angletèr, mæs hoah istimaploh a gaus d'ou vertuyeu. Arlerh en dout hum rantet abil ér sianceu hac ér studi ag er Scritur santel, ean hum rantas Bélêg. Un nebedicg amzér goudé, ean e renoncias de ol er madeu ag er bed hac e drésas er mor aveit donnet é Bretagne, é péh léh é conduyas ur vuhé cubet ha forh ruste, durant hilleih a vlaïeu, én ur hoêd hanhuet Brauguilly, toste de Rohan, é escobti Güénèd. Un dé, Alvand, Eutru a Noâl, e hum gavas guet er Sant hac er saludas; Goneri, péhani e oé ol occupet a bedein Doué, ne rantas quet dehou er salud, er péh e fâchas quement Alvand ma cassas é serviterion eit goal-drettein er Sant; hac ind er groas én ur fæçon quer barbar, m'ou doé-ean lausquet él marhue ar en dàchen, crime a béhani é oènt bet quênt pêl-amzér punisset a berh Doué. Nezé er Sant, én ur rantein er mad aveit en droug, e obtenas guet Doué, dré é bedenneu, ma vezé bet délivret é anemisèd ag en affliction e oé couéhet ar nehai. Dré é batiantæt hac é zoustér, ean e douchas hac e gonvertissas éhué Alvand, hac e hroas agréein güirionéeu en aviél de dud péré n'ou doé nameit en hanhue a grechénion hac e vihué casi hemb hanàuedigueah erbet ag er mystérieu ag er religion. Goneri e oé perpet forh patiant én é drebilleu, pur én é ol gomportemant, aviset mad é peb occasion, apert d'el labour ha d'er studi, mad ha charitable é quevér en ol. Ol er vertuyeu-cé, joéntet guet er miracleu e hroé, e hroas ma oé bet quen istimet guet en dud ag er hanton, m'hum gredas obliget de güittat é ermitage, guet eune a vout tantet dré en orgueil, aveit monnet d'hum guhein é parræs Plougrescant, é escobti Treguér, toste d'en

Escob sant Tugdual, é péh léh é continuas gobér penigen bet er momand ma bas d'en nean de jouissein a Zoue, é compagnoneah er Sænt hac en Æléd. Ne houyér quet reih é péh vlai é varhuas. Sànet-oé bet goudé ur chapél ar é vé, é parræs Plougrescant. É bèn ha lod aral ag é reléguen e hoarnér hoah hinihue en dé guet devotion én ilis-cé.

### Réflexion.

Sant Goneri e gùittas a youancq-flam é famille hac é vadeu, aveit gobér é salvedigueah ér pratique ag er benigen rustan. Ha ni, ni e ride bamdé arlerh er madeu ag en doar hac e lausque hur salvedigueah a costé. Neoah aveit omb, èl aveit en ol, en en dès laret Jesus-Chrouist : *Unum est necessarium*, un dra hemb quin e zou absolumant requis.

Nacen, ag er foul a dreu péré hun occupe durant hur bubé, nen dès nameit unan hemb quin hac e zou absolumant necessær, péhani e zou en affær ag hur salvedigueah. Hac en hou pehé groeit ol en treu aral, hac en hou pehé labouret noz ha dé, hac é veheoh bet un tyèc mad, hac é veheoh bet ér pèn ag en affærieu vrassan, hac en hou pehé passet dré er hargueu inouraplan, hac en hou pehé dastumet maden bras, groeit mad hou ç'ol conditioneu, méritet mélationeu ol er bed, ha passet hemb bout hemb par ar en doar, ma ne hroet hou salvedigueah, ne hoès groeit nitra ; impléet e hoès hemb pourfit erbet hou ç'amzér, hou yehaid, hou puhé ; collet e hoès hou ç'inean, collet e hoès tout.

---

## *En nàuvèd dé ar-n-uiguènd a vis Gourhelin.*

## SANT GUILLAM pé GUILLEU, Escob.

En Sant-men e oé guenédicg a escobti Sant-Briêc hac en doé eit tad ha mam tud a galité, brudet dré ou noblance hac ou devotion vras. A vihan ean hum rantas amiable hac istimable dré er santimanteu mad ag é galon ha dré é zoustér én é ol gomportemant. É vérit hac é siance extraordinær e zonguas Josselin, Escob a Sant-Briêc, de rein dehou en Urheu sacret. Er hemér e ras goudé én é dy aveit bout peoutoh secouret dré-z-ou én é ol labourieu. Pierre ha Sylvestre, péré e oé bet arlerh Josselin Escobèd é Sant-Briêc,

en doé bet er memb istim hac e hroas er memb diguemér a nehou. Arlerh marhue en Escob Sylvestre é oé bet choéget, dré gousantemant en ol, sant Gùillam aveit derhel é léh, ardro er blai deuzéc cand unan-ar-n-uiguènd. A nezé é splannas én-ou ol vertuyeu un Escob parfet ha santel. É ol sourci e oé mâguein er ré peur, dihuen caus en dud ag é vro ha visitein er ré clan pé affliget. Nen doé quet bihannoh a soign a hobér goarne ha respettein réglenneu en Ilis, hemb bout jamæs arrestet dré bedennen na dré venaceu er ré vras ag er bed. Én amzér a guêrteri hac a visér, arlerh m'en devezé reit ol é voyand d'er beurerion, ean e guemeré gran é preste aveit rein dehai. Anfin rein e ras d'er ré gueih guet quement a larganté, ma tas ean-memb de vout quer peur, que nen doé mui nitra de destamantein a pe varhuas, eurussoh d'en dout dastumet eit-ou un trézor péhani en dès ean héliet d'en nean, aveit ne vehé bet é tolpein ar en doar madeu péré en devehé bet lausquet én ær ag é varhue. Èl ma oé bet condamnet de gùittat Bretagne ha de vout di-vroet, ean hum dennas é Poitier, é péh léh é hroas un nebedicg amzér é léh en Escob a inou, péhani e oé clan, hac hum gomportein e ras attàu én é ol excelciceu a Escob guet quement a avistet hac a santeleah, ma oé bet câret guet ol en estrangerion-cé péré er sellé avel ur Sant.

Goudé ma oé bet douceit colér en tyrant (Pierre a Dreux), péhani e hroé brézel d'en Ilis a Vretagne, Gùillam e zas a nehué de guemér sourci ag é ilis, hac e zas de bèn a gorrigein en disordreu en doé en dén-cé streàuet én-bi durant é zivroemant. Deustou d'é ouaid avancet, ean e laquas én é chonge de seuel a nehué é ilis cathedral, péhani e zou hoah hinihue unan ag en ilisieu gaërran ag er vro Breton; hac èl ma oé bet laret dehou en en devehé bet bihan a vlaïeu hac a argand aveit achihue ul labour quer bras, ean e rescondas: *achihue e rein neoah me ilis, bihue pé marhue.*

Er péh en doé laret e arribuas: rac deu vlai arlerh é varhue, èl ma oé bet requis en tennein ag é vé eit conti-nuein el labour ag en ilis, é oé bet cavet é gorve quer fresque èl a pe oé é buhé, hac é sortié ag é vé ur froud forh buèc. Quement a viracleu e hum hroas dré intercession er Sant, ma tas ur foul bras a fidélèd a bep-tu de visitein é vé, hac en offrandeu e broènt inou dré zevotion e fournissas én

abondance ol er péh e fauté eit achihue en ilis commancet. Er Pab Innoçant puarvèd, arlerh en dout examinet mad miracleu sant Gùillam hac en dout gùélet ean-memb mar-a-unan gùelleit dré é viracleu, el laquas én nombre ag er Sant.

### Réflexion.

Sant Gùillam, én amzérieu a guërteri hac a visér, hum ranté peur ean-memb én ur rein ol er péh en doé d'er beurerion, hac e guemméré memb é preste er gran necessær aveit ou assistein. Er gùellan implé e ellér gobér ag er madeu ag er bed-men e zou soulagein guet-hai er ré peur. Mar e hoès danné, hou péet chonge penaus en Eutru Doué, doh ou rein d'oh, en dès reit cargue d'oh d'ou fartagein guet er ré e zou é dobér; ha ne chonget quet penaus é ellet hout salvet hemb gobér alézon revé hou moyand. Mæs ehué guet a vénédictioneu e dennehet-hui ar-n-oh ar en doar én tretant ne receuehet én nean guet Doué madeu hemb som hac hemb musul, mar d'oh fidel ha sourcius de soulagein er peur ér fæçon ma ellehet. *Mar e hoès hilleih a dreu, reit hilleih; ma ne hoès quet calz a dra, partaget a volanté vad er péh e hoès guet er peur.* Doué e selle èl groeit aveit-ou er péh e hroér d'en disterran ag é ré, hac er péh e vou groeit eit Jesus-Chrouist ne chommou quet hemb recompance.

---

*En dregondvèd dé a vis Gourhelin.*

## SANT IGNACE,

### Fondatour a Urh en Tadeu Juistrèd.

Er Sant-men e oé guenédicg ag er ranteleah a Spagne. É dad, Bertram a Loyola, er groas page é palæs er Roué Ferdinand puemvèd. En desir en doé Ignace d'hum avance ér harguen hac én inourieu, e hroas dehou qùittat imbèr palæs er Roué aveit monnet d'en armé, é péh léh, arlerh en dout reit merchen ag é gourage, en en doé bet ur garre torret dré ur bolèd canon. Contraignet de chomme ar é hulé, ean e houlennas ul livre deverrus benac aveit passein é amzér. Dré chanche, pé eit larèt gùel, dré un efféd a brovidance en Eutru Doué, ne oé bet cavet én ty nameit livre buhé er Sænt. Doh el leinein, é galon e douchas, hac én ur hobér

réflexion ar en différance e remerqué étré buhé er Sænt bac é bani, dré er secour a hrace Doué, ean hum gonvertissas. Quentéh èl ma ellas aeuel, ean e gùittas é habideu caër aveit quemér unan distér, bac hum laquas de chervigein er ré clan én hospital, én ur souffrein guet joé bout goapeit guet tud ag er bed.

Arlerh quement-cé ean e yas é perhindèd de Von-Serra, eit visitein limage miraclus er Huérbiés Vari. Inou é hroas ur govézion general guet hilleih a zareu hac a hlabar; inou ehué é passas un noz prosternet dirac limage Mam Doué bac e hroas rô a huerhtæt. A inou é has de Vanrez, é péb léh é pratiquas ur benigen extraordinær. Er goal-sperèd e zegassas én é chonge é ellé gobér é salvedigueah én armé querclous èl é conduie er vuhé-cé; mæs banàouet e ras trompereah é anemis, péhani e assains hoah goudé el laquat de gouéh én desespoér. Er scrupul e fatiqué é sperèd; haval-oé guet-ou é oé abandonnet guet Doué, hac ur melconi estrange e ranté er vuhé forh poénius aveit-ou. Én ur stad quen triste, Ignace e gueméras er résolution de chomme hemb daibrein bet que nen devehé pliget guet Doué en délivrein. Chomme e ras én effèd open un dé hemb daibrein nitra, ha hoah é vehé bet chommet pèllob pe nen devehé quet bet é govézour ordrénet debon daibrein. Doué e recompanças quentéh é aboeissance, én ul laquat ur peah bras én é inean. Nezé, quênt en dout hoah groeit é studi, mæs secouret dré ur sclærdér a ziarhlué, ean e gomposas el livre admirable hanhuet *Excelcicem spirituel*, quen istimet dré en ol dud abil ha santel.

En hoant en doé d'instrugein er boble ha de labourat eit conversion en ineaneu, e hroas debou, d'en ouaid a dri blai ha tregond, commance disquein el latin ha monnet d'er sclasse guet er vugalé youancq. Goudé en dout groeit é sclassen ha studiet en théologi, ean e institnas, dré inspiration Doué, Urh en Tadeu Juistrèd, a béré en occupation principal e zou labourat aveit gloër en Eutru Doué ha salvedigueah en ineanen hac instrugein er youancquis. Bet endoé er gonsolation de buélet quênt pél arlerh é Urh fourniset mad a venéh santel, a béré é cassas lod betac er broïeu pèllan ag er bed aveit perdègue en aviél.

Durant ma labouré Ignace aveit glorifiein Doué, ean e hroé ehué é bossible eit hum rantein ean-memb disprisable

dirac er bed. Un dé, én ur zistroein a Jerusalem de Spagne, é oé bet arrestet dré er Spagnolèd avel un espion. Dihusquet-oé bet dré er soudardèd ag er péh e oé gùellan én dro dehou ha casset èl-cé dirac er habitén. Ur gonze en devehé bet en tennet a zangér, hac a p'en devehé caret larèt é hanhue, péhani e oé hanànet mad ér hartér, é vehé bet respettet hac inouret; mæs en hoant en doé de vout dispriset ha de souffrein e hroas dehou tàuein. Quemeret-oé bet aveit ur fol, goal-drettet-oé bet ha casset d'é hènt guet hilleih a anjulieu.

É garanté aveit er beurerion e oé ehué admirable. Én ur gleuèt larèt penaus un dén ag é hanàuedigueah e gonduyé ur vuhé fal, ean e hroas é bossible eit en distroein; mæs, én ur huélet é oé inutil ol é gonzeu, èl ma houyé dré béh hènt é telié tremeine el libertin-cé aveit monnet de huélet en hani e oé caus d'é valheur, ean er gortas ar vord ul lèn sclasset. Quenteh èl m'er gùelas é tonnet, ean e yas én deur bet er hougue, én ur grial dehou é oé ér résolution de souffrein inou bet que ne vehé bet mouguet en tan ag é fal inclination. Ur garanté quer bras e douchas el libertin-cé, péhani e zistroas ar é baseu ha ne chongeas mui meit a hobér penigen.

Sant Ignace anfin, ouaidet a buemp plai ha tri uiguènd, e rantas é inean eurus d'é Grouéour er blai puemzéc cand huéh-ha-bantér-hand, én ur brononcein en hanhueu a Jesus hac a Vari. Chetu æmen darne ag é

## *Aviseu spirituel.*

1. Er huellan disposition aveit receu graceu én Entru Doué, e zou tostat dehai.

2. Bout-zou vertuyeu cuhet, ha bout-zou vertuyeu péré en dès paud a splandér; er ré guetan-é e gàran gùellan.

3. Na disterret, na vilet é cavan-mé en doar, a pe sellan doh en nean!

4. Doué e lamme guet-n-emb é gonsolationeu aveit hur hastiein, aveit hun aproquein hac hun humiliein.

5. Digueméret perpet guet douster un inean affliget; aveit hé honsolein-é, en hé degasse Doué d'oh.

6. Sperèd Doué ne za jamæs de droublein er gùir peah ag un inean mad.

7. En hani e zou véritablemant aboeissant, e hum lausque de vout conduyet.

## RÉFLEXION.

Sant Iguace, é creis er brézel, en doé bet é harre torret; en accidant-cé e ras dehou en occasion de hum gonvertissein dré el lectur ag ul livre mad. Ne hum chagrinet quet a pe arribue guet-n-oh un affliction benac : un taul ag en Nean-é. Doué-é en dès degasset d'oh en infirmité-zé, er boén-cé, en affliction-zé, aveit hou santefiein. Én ær ag hou marhue, hui e hanàuon é vou er poénieu-cé e vou er pèn-caus ag hou salvedigueah.

*Eile Réflexion.* Doué en dès crouéet peb-tra aveit é hloër; en nean hac en doar e annonce é peb léh é vrastet hac é hloër. Sant Iguace en dès bet clasquet perpet én é œvreu brassan gloër en Eutru Doué. Doué nen dès hou crouéet, inean crechén, nameit aveit er glorifiein : petra e hoès-hui enta groeit beta bermen aveit é hloër? Petra-é hou chonge gobér? Petra ne garebeoh-hui hou pout groeit én ær a hou marhue? Groeit-ean a vremen én ul labourat aveit hum rantein bamdé agréaploh de Zoué, hac én ur secour doh salvedigueah hou perdér, d'er bihannan dré hou ç'example ha dré hou conzeu mad.

---

## *En unan ha tregond a vis Gourhelin.*

## SANT GERMÆN, Escob a Auxèr.

Er Sant-men hum rantas de guetan avocad. Er brud ag é sperèd excellant hac ag é loquance vras e hroas d'en ampeleur Honorius el laquat de vout Goarnour ag er guér a Auxèr. Èl m'en doé Doué revélet de sant Amateur, Escob ag er memb quér, en en doé choéget Germæn aveit derhel é gargue ar é lerh, en Escob santel-men ne dardas quet a zisclærieïn dehou volanté Doué, hac a ordrénein dehou, a berh Doué, hum breparein de receu en Urheu sacret. Germæn, souéhet bras é cleuet un dra quen extraordinær, ne chongeas mui goudé quement-cé meit ag hum santefiein dré bep sorte œvreu mad. Groeit-oé bet Escob arlerh marhue sant Amateur.

En ol e hanàuas bemb tardein en en doé en Eutru Doué er choéget aveit gobér a nehou un example d'er santellan Escobèd. Laquat e ré lod ag é vadeu étré deourne er beure-rion, ha rein e ré lod aral d'en ilisieu, én ul larèt ne ré

dehai nameit er péh e oé debai. Ne zaibré meit bara hei ha ne broé nameit ur prèd bamdé ; é husquemant e oé distér ; douguein e ré perpet ur cilice, ha nen doé, han ha gouyan, nameit ul langér ar é hulé, péhani e oé calet èl ur mein. Logein e ré, guet hilleih a charité, er beurerion estrén hac er voyagerion.

Ur Bugul quer santel, quer mortefiet ha quen examplus, ne ellé quet manquein a inspirein grèd ha devotion d'é boble. Bet en doé ehué er joé hac er gonsolation de huélet ur changemant bras én é escobti.

Hoah é oé open retirance ha protectour en ol dud miserable hac affliget. Er boble a Vretagne hum revoltas én amsér-zé inemb d'autorité en Ampeleur Romæn. Er scont hac en eune ou doé a vout punisset, e broas dehai casse tud exprès de gavouet en Escob santel-men, aveit er pedein d'obtenein guet er Prince er pardon aveit-hai. Partiein e ras nezé quentéh aveit monnet de Ravenne, é péh léh é oé en Ampeleur. Èl ma cavas ar é hènt armé er Romænèd, péhani e avancé aveit punissein er Vretonèd, ean e gonzas caër doh er hommandant general, én ur zisclærieín dehou é hé de Ravenne a gaus d'en affær-zé, hac é oé assuret en en devehé bet græce aveit-hai. Er respet en doé bet er hommandant aveit-ou en obligeas de rein dehou ol en amsér necessær aveit conze doh en Ampeleur. Er Sant, én ur arribue é Ravenne, e oé bet receuet guet hilleih a inour dré er Prince, péhani ne ellas quet hum virèt a accordein dehou er pardon e houlenné aveit er Vretonèd.

Un dé ma passé hoah en Escob santel-men étal er prison ag er memb quér a Ravenne, er brisonnerion hum recommandas dehou ; ean e vennas antréein ; mæs èl ne gavé quet er geoliér aveit digueor dehou en or, ean hum adressas doh Doué, hac ér memb momand en or e zigueoras a nehi hé hunan. Monnet e ras nezé guet ol er brisonnerion, én ur vanden, de balæs en Ampeleur aveit goulen græce aveit-hai. Er Prince, én ur chongeal ne zelié quet condannein er ré en doé Doué délivret én ur fæçon quer miraclus, e ras ou liberté dehai ol.

Èl m'en doé en Escob charitable-men hum gavet hoah ur bueh aral guet un dén peur ha couh, péhani, dré ma tougué ur béh ponnér, ne gredé quet passein ur stær en doé

de dremeine, dré garanté ha truhé doh-t-ou, ean e guerméras ean-memb er béh hac en douguas én tural d'er stær, hac e zistroas hoah aveit passein en dén peur-zé ar é ziscoai.

Anfin, goudé ur vuhé quel læn a charité hac a santeleah, ean e yas d'en nean de receu é recompance er blai puar hand nàu-ha-deu-uiguênd, hac er buemvèd-ha-tri-uiguênd ag é ouaid.

## RÉFLEXION.

Buhé sant Germæn e zou bet læn a verhudeu hac a dreu admirable : remerquet ehué é ma bet læn a vortefìcationeu hac a benigen. É vihuance e oé peur, é humilité e oé bras, é zoustér e oé admirable, é garanté e oé berhoidant ha preste de secour en ol. Dré er vertuyeu caër-men-é en en dès méritet bout respettet guet en ol, bras ha bihan; dré er vertuyeu-men-é en en dès rantet ol é boble devot ha gredus de chervige Doué. Péh vad ne broéhemb-ni p'hur behé er memb vertuyeu ni-memb?

---

## *Er hetan dé a vis Æst.*

## SANT PIERRE ÉL LIAMEU

GOUDÉ hé dout inouret, en nàuvèd dé ar-n-niguênd a véhéuein, gouil ha triomfle sant Pierre, prince en Apostolèd, en Ilis e hroa hinihue ur gouil particuliér én inour d'er miracle bras e hroas en Eutru Doué aveit en délivrein ag er prison hac ehué ag er rangenneu guet péré é oé bet garrottet.

Er roué Hérod Agrippa, goudé en dout hum laqueit de bersécutein er Grechénion, e hroas, uinêc vlai arlerh marhue hur Salvér, arrestein er Sant-men ayel er pèn pé er mæstre ag er réral. Commandein e ras el laquat ér prison hac er garrottein, ha laquat e ras soudardèd aveit er goarne inou. En ol Grechénion, touchet ha chagrinet, e houlennas guet Doué, dré bedenneu general ha devot bras, délivrance ou Bugul hac ou zad. Doué e chelenas ou feden. En amzér ma cousqué é peah en Apostol santel, un Æl en dihunas, én ul larèt dehou seuel ha donnet d'en-héliè; é rangenneu hum zistaguas ér memb amzér hac e gouéhas a ziar é zeourne. Hélie e ras en Æl, sortiein e ras ag er prison, ha pas-

sein e ras é mesque er goardeu hemb bout remerquet guet hanni. En Æl, goudé en dout quêrhet én é raug a hèd ur ru, e sisparissas, ha nezé sant Pierre, péhani e oé quer souéhet a guênt, ma havalé guet-ou é oé un huné en doé, e laras : *Bermen é houyan sur en en dès pliget guet Doué degasse d'oign é Æl aveit men délivrein a dré zeourne Hérod.*

Ur miracle quer bras e hroas d'er Grechénion goarne, guet hilleih a soign, er rangen guet péhani é oé bet garrottet en Apostol santel. A p'en das en ampeleurès Eudoxie de visitein el léhieu santel a Jerusalem, en Escob ag er guércé e hroas dehi presant ag er rangen-cé. Er Brincès hé receuas guet respet ha guet joé, hac hé hassas d'hé merh. Er Brincès youancq-men, forh joéius ag ur presant quer caër, hé discoas d'er Pab Sixte trivèd, péhani e ziscoas ehué dehi ur rangen aral guet péhani en en doé bet Néron groeit garrottein sant Pierre quênt er hondannein d'er marhue, ha péhani e oé bet goarnet é Rome guet hilleih a respet. Èl m'en doé bet er Pab groeit laquat en nihue rangen-cé de hum douchein, ind hum staguas a nehai ou hunan, en eile doh pèn éguilé, èl pe ne vehènt bet meit ur memb rangen. Er miracle-zé e gresquas hoah nezé er respet e oé bet a guênt douguet d'er rangenneu précius-cé, hac e hroas ma oé bet sàuet un ilis gaër én inour d'en Apostol santel, é péhani é oé bet conservet en nihue rangen santel, péré ne hroènt mui nameit unan. En ilis-cé e zou hanhuet ilis Sant-Pierre-él-liameu. Er miracleu e hroas en Eutru Doué goudé quement-cé é andret er ré e douché hemb quin er rangenneu-cé, en dès ind brudet dré ol er bed ha cresquet devotion er Grechénion.

## Réflexion.

Rangenneu sant Pierre en dès er vertu d'hobér miracleu ha rac-cé é touguér ur respet bras dehai. Mar en dès rei Doué ur vertu quer bras memb d'en instrumanteu péré en dès bet cherviget eit tourmantein er Sænt, na préciusset-é ou souffranceu dirac-t-ou! Péh istim enta ne zeliamb-ni gobér ag er souffranceu, ag en affictioneu, ag er poénieu e arrihue guet-n-emb!

*Eile Réflexion.* Sant Pierre e repose hac e gousque é peah én é brison, arriet ha rangennet, hac én amzér m'en dé én dangér hac ar er poènd de vout laqueit d'er marhue. É Doué

é oé é ol gonfiance, ha resignet e oé d'é volanté santel. Eurus er ré péré, én amzér a affliction, a p'en d'int rebutet, dispriset, persécutet guet er bed, e houér quemér patiantæt ha bout coutant a volanté Doué! Doué ou délivrou hac e broei de hanàouet ou innoçance, a pe vou quement-cé pourfitable aveit é hloër prope ha salvedigueah er ré e souffre.

*Tairvèd Réflexion.* Chongeamb a bedein Doué de rein d'emb en nerh hac er hourage de dorrein el liameu cruel ag hur péhedeu hac ag hur fal inclinationeu, péré e rangenne hun inean, de larèt-é, bé dalhe é sclavage én ur virèt doh-t-hi ag hum-seuel hac a vontein guet liberté ha guet joé trema Doué.

---

*En eile dé a vis Æst.*

## SANT PANTALÉON, Martyr.

PANTALÉON e oé payan ha médecinour ag er guér a Nicomédie. Dré chanche pé, aveit larèt gùel, dré ur græce particuliér a brovidance en Eutru Doué, ean e hroas hanàuedigueah guet ur Bélêg santel hanhuet Hermolaüs. Er Bélêg-cé, é huélet en en doé ur Sperèd hac un inclination vad, e expliquas dehou quer sclær er gùirionéeu ag er religion a grechéneah, ma oé bet touchet é galon ha ma houlennas bout badéet.

Quentéh èl m'en doé recenet er vardiènt, læn a joé doh hum huélet crechén, ean e santas un desir bras d'hobér d'é dad partagein é vonheur. Conze e ras doh-t-ou, represantein e ras dehou péh quen trompus e oé er superstitioneu payan, hac é gonzeu e hroas ur gùir effèd ar é sperèd; mæs, aveit er honvertissein, é oé ret cavouet ur miracle. Gobér e ras unan caër dirac-t-ou, én ur rantein er gùélet d'un dén dal, én ur brononcein ar nehou en hanhue a Jesus-Chrouist. Ur miracle quer bras ha quer sclær er honvertissas. Er Sant e labouras a nezé aveit convertissein ul lod vad aral, hac bet en doé er gonsolation d'ou gùélet é renonciein d'ou superstitioneu ha d'ou faus douéèd aveit adorein er gùir Doué. Er brud a nehou e yas bet en Ampeleur, péhani e oé ur persécutour bras d'er grechénion, hac en tyrant-cé e

hroas er hlasque hac e ordrénas dehou adorein é zouéèd. Rescond e ras guet ur hourage crechén : *Prince, permettet ma prouvein d'oh penaus en douéèd e adorér én hou ranteleah n'ou dès pouvoér erbet. Gout e ramb pegource é mant bet gannet ; handouet e ramb memb er fal inclinationeu ou dès bet én ou amzér. Fallanté ha folleah en dud en dès groeit douéèd a nehai ; hac aveit rein d'oh de huélet, Prince bras, penaus nen dès guir Doué erbet nameit en Doué e adore er Grechénion, péhani e zou er Mæstre ag er vuhé hac ag er marhue, ag er yehaid hac ag er klinhuèd, groeit douguein amen un dén clan, abandonnet guet er védecinerion ; groeit pedein hou touéèd de rein dehou er yéhaid ; hui e huélou hac ind ou dès pouvoér assès eit er güellat ; ha mé, me bedou me Salvér adorable, ha confiance ferme e mès n'em bou quet a boén prononcet mad é hanhue santel ar en hani clan ma vou güelleit.* Er péh en doé laret e oé bet groeit. Douguet-oé bet é creis un assamblé un dén paralitique a bêl-quênt. Caër en doé ministrèd er bayanèd pedein ou douéèd, en dén clan e chommé perpet paralitique. Er Sant, goudé en dout groeit é beden de Zoué, én ur hobér sine er groéz ar er paralitique dirac en ol dud assamblet, e gommandas dehou, é hanhue Jesus-Chrouist, seuel, hac ér memb momant ean e sàuas. Er miracle-zé e gonvertissas en darnemuihan ag en dud presant ; mæs en Ampeleur obstinet attàu, ha pousset dré Vinistrèd en douéèd, e gondannas Pantaléon de vout dibennet. É vartyr e arrihuas er blai tri hand puemb.

En Ampeleur Charlemagne e hroas douguein é relégueu é France. É bèn e hoarnér é Lyon hac er reste ag é relégueu é Sant-Denis.

## RÉFLEXION.

Nac eurusset-é en n'emb e houér pourfitein ag en occasioneu hac ag er momand précius ménaget ha disposet dré en Eutru Doué aveit é salvedigueah ! Un dra a gonséquance-é pourfitein ag en occasioneu-zé é péré en Tad a visericorde e scùille en trézor ag é hræceu ar er péhour. Petra e vehé bermen Pantaléon, p'en devehé manquet a bourfitein ag er péh e gleuas guet er Bélég santel Hermolaüs ? Allas ! un dén dannet vehe èl quement a dud malheurus aral péré en dès manquet a bourfitein ag en occasioneu mad e gavènt de sor-

tiein ag en disordre dré en hènt ag er benigen! O nac avantajusset-é hélie hemb tardein en inspirationeu mad ag er græce e santér én inean é cleuet ur perdègue, ul lector devot pé ur gonze vad memb! Malheurus-é en n'emb e zou boar neze doh boéh intérior en Eutru Doué hac hani é gouciance! rac é galon e hum galettei : hac a inou é arrihue ma hès quement a béherion, quement a dud libertin, péré ne hroant cas erbet ag er hol ag ou inean. Pourfitamb ag en ol occasioneu a salvedigueah, rac tremeine e rant ha nen deint mui én dro.

---

## *En drivèd dé a vis Æst.*

## SANTÈS CUNÉGONDE, AMPELEURÈS.

SANTÈS CUNÉGONDE, guenédicg a Hongri, en doé én hé youancquis ur vertu ha calitéeu quer caër, ma tas er Brincèd vrassan hac inouraplan ag er vro d'hé goulen aveit priéd. Hé hêrènt hé accordas ér fin de sant Herry, Dog a Vavière, péhani e oé bet goudé Ampeleur ag en Allemagne.

En neu brièd santel-men, er hetan dé ag ou ærèd, e hroas assamble un accord dré béhani en ou doé hum obliget de hoarne er burtæt durant ou buhé, én ur gonsacrein ou guerhtæt d'en Eutru Doué. Doué e scùillas é hræceu brassan ar ineaneu quer pur; hac a nezé ind e avanças bras ér vertuyeu, doh hum accouragein en eile-éguilé d'en devotion ha d'er pratique ag en œvreu mad.

Er fal vêgueu ne ispergnas quet ur Brincès quer vertuus. Tud fal ha malheurus e hoal-gonzas a nehi; en Ampeleur memb, én ur gleuet er goal-gonzereah-cé, e gommancé en dout doutance ag hé furtæt; mæs Doué e hroas hanàouet hé innoçance; ha rac-cé nen doé bet er Prince-zé goudé meit mui a istim hac a respet aveit-hi, ha perpet en en dès hum vlâmet durant é vuhé a vout bet quen æz d'hum zefiein a fideldæt ur priéd quer pur ha quer parfæt.

Arlerh marhue eurus en Ampeleur santel, Cunégonde, péhani nen doé mui nitra e ellé hé derhel staguet doh er bed, hum rantas léannès. Bihuein e ras puemzêc vlai ér houvand é calité a simple léannès. Biscoah ne oé bet gùèlet un humilité douçoh nac un aboeissance parfættoh. Er Brincès

vras-men e sellé peb-unan ag el léannésèd avel hé supériorès ; hac en hani nen devehé quet bet hé hanàuet, en devehé hi bet queméret aveit er vatéh ag er houvand, é huélet en humilité, en doustér hac er respet memb guet péhani é conzé doh hé hoérezèd.

A pe chommas clan, hi e receuas hé Sacremanteu dehuéhan guet en devotion ha guet er gonsolation intérior péré e zou quen ordinær d'en ineaneu pur ha santel. En ol e oé chagrinet hac affliget, ha peb-unan e bedé Doué guet grèd de zantein dehi er yehaid; mæs mal e oé dehi monnet d'en nean de receu er recompance ag é vertuyeu bras. Merhuel e ras er blai mil ha deu uiguênd.

## REFLEXION.

Ær Santès-men, haval doh er bod-sperne e huélas Moïs glas-teur é creis en tan hac er flamme, en dès bet goarnet hé furtæt hac hé gùerhtæt ér stad a briédereah. Ha goarne e ret-hui d'er bihannan er hurtæt én hou stad, revé ma oh obliget ?

Diæz-é bihuein pur é creis er bed ; ne chonget quet é conservehet hemb poén en trézor précius a hurtæt. Attaquet vehet noz ha dé ; tantet vehet é peb léh hac é peb ouaid ag hou puhé ; mæs er vertu-cé, péhani hur rante haval doh en Ælèd, e vérite ma labourehemb aveit hur bout-hi hac aveit hé honservein. Arrousamb er flourdelissen gaër-zé guet hun dareu, guet hun huis ha guet hur goaid, mar dé necessær, quêntoh eit hé lezel de houivein. Er péh e zou diæz de fragilistæt mab-dén, e zou æz ha douce guet er secour ag er græce. Ne elle dén bout pur ma ne ra Doué dehou er græce eit quement-cé ; mæs ehué Doué ne refuse quet é hræce d'er ré hé goulenne hac e hroa ou fossible aveit ou dout ur vertu e blige quement dehou. Beah humble, hum zefiet a han-oh hou ç'hunan, pêlleit doh en occasioneu, goulennet secour ag en nean, ha Doué e rei d'oh er græceu necessær aveit derhel hou corve sujet d'hou sperèd.



## *Er buarvéd dé a vis Æst.*

## SANT DOMINIQUE,

### FONDATOUR A URH ER VERDÉR PERDÉGUERION.

Er Sant-men, destinet guet Doué aveit bout dré-z-ou é hunan ha dré en Urh santel en dès bet instituet, ur soutén bras ag er fé hac ag er religion, e oé gannet é Spague. È vam hac ur yondre en doé, péhani e oé Bélég, e inspiras dehou a vihannicg dougeance ha caranté Doué.

Goudé en dout groeit é sclassen, ean e studias en théologi, hac én ur zonnet bamdé de vout abilloh, é té ehué de vout santelloh. Én amzér ag ur guërteri cruel, ean e ras aveit soulagein er beurerion quement mad en doé, argand, gloëstreu ha livreu; ha goudé en dout reit é ol vad, ean hum offras ean-memb de vout sclave é léh mab un intanvès peur péhani e houlenné guet-ou er moyand d'en délivrein; er péh en devehé bet groeit pe ne vehé quet bet deit en intanvès cé, souéhet é huélet é garanté, d'en trugairéquat a quement-cé ha de barrat doh-t-ou ag er gobér.

Mar boé sourcius de bourvæein de necessitéeu corporel é nessan, ean e oé hoab sourciussoh de bourvæein d'é zobérieu spirituel.

Goudé en dout receuet en Urbeu sacret, ean e berdéguas er beaigen d'er béherion quet quement a nerh, ma té calonneu er ré aburtelan de dinerrat ha de changein. En ilisieu e vezé rai vihan aveit receu en ol dud e zé d'er cheleuet, hac obliget-vezé de berdègue ér placenneu publique. Monnet e ras ag en eile province d'éguilé én ur berdègue en aviél, én ur zistrugein er vinceu é peb léh, hac én ur inspirein d'en ol un desir bras d'hobér ou salvedigueah.

Goudé en dout labouret guet quement a fin vad é Spague, ean e zas é France; hac én ur remerquein guet glabar penaus ma oé ér brovince a Languedoc hilleih a hérétiquèd, a dud libertin hac hemb fé, ean e labouras durant seih vlai guet ul lod caër a fatique aveit ou honvertissein. Monnet e ré perpet ar droèd ag en eile quér d'éguilé, hemb argand, hemb pourvæsion erbet aral nameit er gonfiance en doé é providance en Eutru Doué; rac-cé ehoé Doué e scùillas é véné-

diction ar é labourieu hac e ras dehou er gonsolation de huélet convertisset opèn cand mil a dud étré péherion hac hérétiquèd. Er vad hemb fin e hroé en dén santel-men e hroas de hilleih a dud abil ha vertuus monnet d'hum offrein dehou aveit er secour én é labourieu apostolique. Er sant e ras dehai ur règlemant caër a vuhé, ha chetu é péh fæçon é commanças Urh sant Dominique, péhani en dès aveit fin de berdègue en aviél ha de gonvertissein en hérétiquèd.

Er fondatour santel-men en doé un devotion vras aveit Mam Doué, hac er Vam-cé a hræce en doé aveit-ou ur garanté particuliér. Disquein e ras dehou hé inourein ér fæçon péhani e oé en agréaplan dehi; inspirein e ras dehou er fæçon de larèt er rosær ha d'hobér méditation ar er mystérieu : hé servitour fidel ha devot ne dardas quet a vrudein hac a instituein é peb léh en devotion gaër-cé, péhani e oé bet é peb léh ur vamèn a vénédiction hac er pèn-caus a gonversion quement a bobleu. Er memb devotion-men ag er rosær e zou bet autoriset a houdéuéh dré un nombre bras a viracleu, inouret dré un nombre bras a hræceu particuliér hac e zou attàu approuvet dré en abondance a vénédictioneu e scùille en Eutru Doué ar er ré hé fratique guet fideldæt.

Anfin, er servitour fidel-men de Zoué ha de Vari, goudé en dout, én é glinhuèd dehuéhan, consolet é verdér, e rantas guet joé é inean d'é Grouéour er blai deuzêc cand unan-ar-n-uiguênd, d'en onaid ag ur blai ha hantér-hand. Chetu amen darne ag é

## *Aviseu spirituel.*

1. El lezidantæt, diaséet ar ur gonfiance rai vras én hur vertuyeu prope, e zou er goahan ag en tantationeu.

2. Gùel-é bout er morbôl eit en annean, de larèt-é, gùel-é feahein en inclinationeu diréglet aveit bout feahet dré-z-hai.

3. En hani e gâre er beuranté hac en humilité, nen dès eune a nitra.

4. Un inean péhani en dès tanhoueit en doustér a Zoué, ne sante nameit dihoustemant doh en treu ag en doar.

5. A pe vezé goulennet guet er Sant-men é péh léh é queméré ol er péh e laré én é berdégueu, ean e rescondé : *ou hemér e ran él livre ag er garanté, péhani e zou er gùellan*

*ag en ol livreu.* Én ur gonze doh un ami fidel, ean e laras dehou : *biscoah en Eutru Doué nen dès me refuset ag er péh e mès goulennet guet-ou.*

RÉFLEXION.

Sant Dominique en dès bet institnet berdiah er Rosær, ha dré er moyand-cé, en dès bet groeit ur vad hemb fin dré er bed. Mar e hoès hum laqueit ér verdiah santel-men, beah fidel dehi, ha hui e vou lodêc én ol pedenneu e hroa bamdé er verdér hac en hoérezèd ag er verdiah. Ma nen d'oh quet hoah ér verdiah, queméret er résolution d'hum laquat én-hi. Mar e hoès eune ag hum ingagein, gouyet penaus en devotion ag er verdiah-men ne oblige quet édan boén a béhèd. Mar laret ne hoès quet en amzér, ne ellet-hui, d'er bihannan, larèt hou chapelet én ur monnet d'hou labour, pé én ur zonnet ag hou teuéh? Pourfitamb ol enta ag ur moyand quer bras a salvedigueah.

---

*Er buemvèd dè a vis Æst.*

## GOUIL MARIA-EN-ÉERH.

ARDRO er blai tri hand ha hantér-hand, é amzér er Pab Libérius, un Eutru bras, devot ha forh pihuicq, hanhuet Yehan Patrice, a Rome, é huélet nen doé quet a vugalé, e gueméras er résolution d'impléein é voyandeu aveit inourein er Huérhiès glorius Vari ha d'hé gobér héritourès a ol é vadeu. Disclærieìn e ras é santimant d'é brièd, péhani, dré ma oé devot èl d'ou, en accourageas de bersévérein én ur santimant quer mad.

Ind e suplias er Huérhiès santel m'en devehé bet pliget guethi rein dehai d'hanàouet én ur fæçon benac petra ou devehé bet ellet gobér én hé inour hac e vehé bet agréaplan dehi. Ind e hroas ul lod vad a bedenneu gredus hac a alézoneu aveit obtenein guet Doué er græce-zé. Er Huérhiès santel e apparissas dehai én ur vision hac e laras dehai é oé volanté hé mab hac hé hani, m'ou devehé impléet ou madeu aveit gobér seuel én hé inour un ilis ar manné Esquilin, él léh ou devehé bet cavet en trenoz goleit a éerh. Læn a joé, ind e zas de larèt d'en Tad Santel er Pab er péh en doé disclæriet dehai er Huérhiès Vari. Er Pab, péhani en doé bet ehué er

memb vision, e hroas gobér ur préhécion gaër, é péhani é assistas ean-memb guet en ol dud a ilis hac ur boble nombrus. A pe oènt arrihue ar er manué, ind e buélas ul léh goleit a éerh, d'er buemvèd dé a vis æst, é creis en han hac én amzér ma oé un tuemdér bras é Rome. En ol e admiras ur miracle quer splan ha quen hanad hac en doé bet ou haloneu carguet a santimanteu a hanàuedigueah-vad, a zevotion hac a dinérdæt é andret er Huérhiès santel. Inon é oé bet sàuet un ilis vras ha ſorh gaër : èl-cé é tas Yehan Patrice hac é brièd de gonsacrein ou madeu de Vam Doué ha d'hé laquat de vout ou héritourès. Sant Gregoër, Pab, é huélet ol en Italie affliget ha ravaget dré er vocen, e ordrénas gobér ur préhécion general d'en ilis devot-men, aveit obtenein guet Doué, dré intercession er Huérhiès santel, m'en devehé bet arsàuet ur hlinhuèd quen terrible. Er Pab Léon puarvèd e hroas ehué gobér ur préhécion d'er memb ilis aveit bout délivret ag ur serpant horrible, péhani e hroé ur ravage bras ér hartér. Er miracleu-zé hac un nombre bras aral e hroa hoah Doué bamdé dré intercession er Huerhiès Vari, én un ilis hé dès bet hi-memb choéget, hac é péhani é falle dehi bout inouret én ur fæçon particuliér, en dès bet brudet en ilis-men dré ol er bed, ha monnet e ra perhinderion a bep bro d'hé visitein aveit accomplissein ou fromessen.

## RÉFLEXION.

Mar e hoès receuet madeu guet Doué, é ma ret d'oh gobér un implé mad a nehai. Impléet a nehai er péh e zou necessær aveit hum antretenein revé hou condition; mæs n'ou impléet quet é dispigneu fol pé inutil, nac aveit coutantein hou vanité : nen dé quet én intantion-zé en en dès en Eutru Doué ou reit d'oh, ha ne venne quet nehou ma broéhet un usage quer fal a nehai. Un dé eau e houlennou guet-n-oh conte ag en implé hou pou groeit ag hou madeu; ræson vras aveit er ré pihuicq de greinnein; ræson a gonsolation eit en dud peur, de béré ou feuranté e ispergnou ur gonte terrible en devou er ré pihuicq de rantein.

Doué e falle dehou ma impléehet lod ag hou madeu aveit en inourein, aveit goarnissein é ilisieu ha soulagein er beurerion; péh implé caërroh e féhoh-hui gobér a nehai, é spécial ma ne hoès quet a vugalé, aveit laquat Jesus-Chrouist de

vout unan ag hou ç'hériterion? Nac hou pehé bugalé, ha memb ul lod vad, ha nen dé juste ma impléehoh darne ag er madeu-cé e hoès bet gouniet guet quement a boén, aveit soulagemant hou ç'inean, én ur hobér en alézon é satisfaction aveit hou péhedeu. P'en devehé en Eutru Doué reit d'oh ur broaidur aral, open er ré e hoès, ha hui e refusehé dehou un tam bara? ha hui el lausquehé de verhuel guet en nan hac er beuranté? Ne gavehoh-hui, é contrel, er moyand d'er mâguein ha d'er gusquein èl er réral! Sellet er peur èl ma sellehoh er hroaidur-zé. Péguement a dud, dré un dalledigueah estrange, ne labourant nameit aveit lezel madeu bras ar ou lerh ar en doar, péré e vou madeu collet aveit-hai, ha guet péré en hou devezé guellet gounit ranteleah en nean!

---

## *En huèhvèd dé a vis Æst.*

## TRANSFIGURATION HUR SALVÉR J.-C.

SALVÉR er bed e gueméras é particuliér tri ag é apostolèd, sant Pierre, sant Jâque ha sant Yehan, hac arrihue guet-hai ar er manné Thabor, ean hum dennas un tamicg a costé aveit gobér oræson. Én tuemdér ag é oræson, ean hum dransfiguras dirac-t-hai, de larèt-é, é changeas é forme extérior én ul lezel er gloër ag é inean beniguet de barissein ar é gorve sacret ha santel. Én ur momand er sclærdér ligùernus ag é Vajesté a Zoué er golas tro-ha-tro : apparissein e ras non-pas èl un dén ordinær, mæs èl un Dén-Doué : é face e oé caër ha ligùernus avel en heaul, hac é husquemant gùen avel en éerh.

Moïs hac Éli e apparissas nezé, unan a bep-tu de Jesus-Chrouist, hac hum antretené guet-ou ar er mystér bras e zelié hum accomplissein quênt pèl amzér arlerh é Jerusalem. Mab Doué e fauté dehou ma vezé bet presant én é Dransfiguration en deu zén santel-zé : Moïs avel er ministre principal ag el lézen ancién, hac Eli avel er gredussan ag er Brofætèd, aveit discoein é ranté el lézen hac er Brofætèd testoni dehou, hac é achihuènt én-ou.

Sant Pierre, læn a admiration, e laras guet ur joé hemb par : *ô me Salvér, na caërret-é bout amen! Amen é telihemb chomme perpet, ha gobér hun demeurance; ne fehemb quet bout*

*güel, ha mar plige guet-n-oh ni e sàuou amen tri coban, unan aveit oh, unan aveit Moïs hac unan aveit Eli.* A boén en en doé achibuet é gonze, ma oènt bet ol goleit guet ur gogussen gaër ha liguèrnus, a béhani é sortias ur voéh sclær péhani e laras : *Chetu azé me Mab muihan cåret, guet péhani é cavan me ol bligeadur ; chelaouet-ean avel hou mæstre, aboeisset dehou avel d'hou Roué.*

En tri Apostol, sonébet é cleuet hac é huélet treu quer burhudus, e gouéhas d'en doar, hac ér memb momand é tisparisas en ol gloër-cé. Goudé m'en doé laret hur Salvér dehai seuel, ind e sellas tro-ha-tro dehai, ha ne huélesant mui nameit Jesus-Chrouist én éstad ordinær. Nezé ind e zisquennas guet-ou a ziar er manné, læn a admiration ha guet ur bresse santel de larèt d'en ol er péh ou doé gùélet; mæs Mab Doué, péhani e fallé dehou rein dehai d'hanàouet é humilité querclous èl é hloër, e zihuennas doh-t-hai a larèt de zén er vision-zé, nameit arlerh é résurrection. En dessein en doé Salvér er bed doh hum ziscoein d'é Apostolèd ér stad-cé a hloër, e oé aveit discoein dehai er flamichen ag er gloër e zalhé cuhet édan er vouël ag é gorve marhuel, hac ag er gloër e breparé én é ranteleah d'é serviterion fidel; fallein e ré dehou ehué disquein dehai penaus mar-a-huéh Doué e hroa santein d'en ineaneu mad, ér bed-men memb, en doustér ag er vuhé de zonnet.

Jesus-Chrouist e choégeas aveit er mystér-men ul léh distro ha jaugeable aveit gobér oræson, eit discoein d'emb penaus Doué ne accorde quet é faveurieu extraordinær é creis en trous ag er bed, mæs ér retræd hac ér silance.

Er mystér-men a Dransfiguration hur Salvér e arrihuas un nebedicg amzér quênt é Bassion; ha Jesus-Chrouist e guemméras aveit en hélie ar er manné Thabor, aveit bout testen ag é hloër, er memb Apostolèd péré e zelié en hélie ar er manné Olivèd én amzér ag é bassion. En abondance a gonsolationeu spirituel e hroa Doué mar-a-huéh santein ér vuhémen d'en ineaneu choéget, e zou ordinæremant un avertissemant hac èl ur merche ag ur groéz benac e zelie arrihue guet-hai quênt pêl.

### RÉFLEXION.

Sant Pierre, a pe huélas gloër Jesus-Chrouist én é Dransfiguration, e laras, ér mæz a nehou é hunan guet er

joé : *na caërret-é aveit omb-ni bout amèn!* É galon e oé carguet a gonsolationeu spirituel, étal péré en ol doustér hac en ol joé ag er bed-men e zou distér, divlas ha huerhue. Sant Pierre e houlenne gobér inou é zemeurance, ha ne sante mui nameit dihoustemant eit en treu ag er bed : un efféd-é ag er honsolationeu a ziar-hlué gobér d'emb ancoéhat ol pligeadurieu ha chalmeu er bed trompus.

Jesus-Chrouist, é creis er stad-cé a bloër, hum antretené guet Moïs hac Éli ag é souffranceu hac ag er marhue e zelié andur quênt pêl arlerh é Jerusalem. A pe santehet én hou ç'inean en doustér ag en devotion pé un abondancé a gonsolationeu, ne hum arrestet quet quement én-hai, ma collehoh er chonge ag er stad triste é péhani en hum gavet a pe seblante en Eutru Doué hou ç'abandonnein d'hou coanedigueah prope. Èl-cé hoah, a pe vehet én ur séhour spirituel, a pe ne santehet mui consolation erbet, chonget ér ré e boès bet gùéharal hac ér ré e brepare Doué d'oh én neau.

Héliamb Jesus-Chrouist ar er manné Calvar querclous èl ar er manné Thabor. Chervigeamb-ean dré bur garanté abalamor dehou é hunan, ha non-pas a gaus d'é gonsolationeu. A pe bligeou guet-ou carguein hun inean a zoustér hac a gonsolationeu, receuamb-ind guet hanàuedigueah-vad ; hac a p'ou lamou guet n-emb, souffiamb quement cé guet humilité. A pe vehemb én nean, é larehemb éternélemant : *ó na caërret-é, na bourraplet-é bout amen !* Én tretant er bonheur-cé, assaiamb hum gavouet mad ha coutant, ne verne é péh léh, ne verne é péh stad en en devehé Doué hul laqueit. Laramb perpet : *mad-on amen, a p'en dé volanté Doué ; mad-on ér stad-men a beuranté, a glinhuèd, a humiliation, a affliction, p'en d'on guet Jesus, péhani hum gave perpet guet er ré e souffre hac e hroa é volanté.*

---

## *Er seihvèd dé a vis Æst.*

## SANT CAJETAN, BÉLÈG.

En Sant-men e oé gannet én ur guér vihan él Lombardie. Quentéh arlerh ma oé bet badéet, é vam vertuus en offras de Zoué, édan protection er Huérhiès glorius Vari. Én amzér ma oé hoab croaidur, é oé quer parfæt ha quen devot ma oé bet lishanhuet a nezé-memb *er Sant.*

Goudé en dout groeit ol é studi ha méritet dré é siance bout istimet ha mêlet guet en ol dud abil, ean e receuas en Urheu sacret; ha nezé doh hum huélet mæstre ag er madeu bras en doé lausquet guet-ou é dad hac é vam én ur verhuel, ean e broas seuel un ilis doh péhani é staguas ranteu aveit antretenein ur Bélêg, eit soulagemant en dud a ziardro péré, èl ma oènt rai bêl doh en ilis-parræs, e vanqué a secourieu spirituel hac e vezé én dangér a golle en overen.

Goudé quement-cé é has de Rome, én intantion a vihuein inou dishanàuet; mæs é vertu e broas quênt pêl en hanàouet. Er Pab Jule, eile ag en hanhue, e hoantas er gùélet, hac én ur remerquein én-ou ur santeleah vras, e ras dehou ur gargue inourable én é balæs.

Bout e oé é Rome ur gongrégation hanhuet *Congrégation er Garanté doh Doué*, péhani en doé aveit fin principal d'allumein é caloneu en ol ur garanté pur ha parfæt é andret en Eutru Doué. Cajetan hum laquas ér gongrégation-zé; ha goudé en dout cresquet er grèd én ur gongrégation quer santel, ean e zistroas d'é vro, é péh léh en hum ras ol d'en œvreu mad, hac é oé é vrassan pligeadur visitein ha consolein er ré clan én hospitalieu. Er Sant, touchet é huélet penaus ma oé yeinnet grèd en dud a ilis, e instituas en urh admirable a Gloër-menéh, de larèt-é a dud a ilis pé Bêlean, péré e vihué assamble édan ur règle, ha péré, èl en Apostolèd, n'ou doé na fond na rant erbet; dihuennet-oé memb doh-t-hai a guestal hac a houlenne tra erbet. Ne breparènt nitra én ou zy. Ur momand quênt m'hum laquènt doh taul, ne oé nitra aquêrh én ty. Bihuein e rènt hemb quin guet er bonit e zegassé dehai en dud charitable de gource er prèd, hac en daibrein e rènt èl ma oé preparet dehai; hac a p'ou doé rai en er rènt d'er beurerion er memb dé-cé, hemb goarne nitra aveit en trenoz, doh hum abandonnein a-grén de brovidance en Eutru Doué.

Er Fondatour santel-men en doé bet er gonsolation de huélet billeih a dud vertuus doh hum bresantein aveit antréein én é urh, ha formein e ras puar couvand, é Rome, é Venise, é Viçance hac é Naple. Er hérieu-cé, hac é quement hanni ma tremeinas er servitour fidel-men de Zoué, é oé bet remerquet ur changemant bras a vuhé, quement é mesque er boble èl é mesque en noblance hac en dud a ilis. Partout

chué e vezé laret é oé un sel doh en autær hac un apostol ér gadoër a huirioné.

É garanté tinér doh Jesus-Chrouist e gresqué guet é ol labourieu. Èl ma antréas en dé quênt Nendelêc é ilis Santès-Mari-Majeur aveit tremeine inou en noz, ha goudé m'en doé commancet é oræson, er Mabicg Jesus e hum ras dehou de buélet ér memb stad ma oé a pe oé gannet. Arlerh ur faveur quer bras, ne vihué mui nameit dré er garanté doh Doué, péhani e vezé æs remerquein én é gouzeu læn a dan, hac ar é face perpet ambraset, ha gùélet-oé bet é tremeine beta buéh ær doh-tu én oræson hemb boulgeal tam.

Anfin, tri blai ar-n-uiguênd arlerh m'en doé formet é urh, ean e rantas é inean de Zoué ér guér a Naple, er blai puemzêc cand seih-ha-deu-uiguênd, ouaidel a seih vlai ha tri uiguênd.

### RÉFLEXION.

Admiramb providance en Eutru Doué, péhani, a hondé open tri hand vlai, e vâgue guet quement a vadeleah hac a larganté en Tadeu a urh sant Cajetan, hanhuet Théatinèd. Ér blaïeu a guêrteri e zou bet én hun amzér ne vanqué nitra dehai; é contrel, nezé memb ind e soulagé un nombre bras a dud peur. O providance Doué! nac admiraplet oh-hui! Penaus é vehé ellet, arlerh un example er sorte-men, hum zefiein a han-oh! Ne hum affliget quet enta, inean crechén, guet en eune a vanquein ag en treu necessær. Er Brovidance ne vanquou quet d'oh birhuiquin, mar e hoès confiance é Doué, hou Tad ag en nean e hanàue hou tobérieu hac er moyand d'hou soulagein : cherviget-ean guet fideldæt, hac espéret én-ou. Inspirein e rei d'ur ré-benac hou ç'assistein, ha quêntoh é hroéhé ur miracle én hou ç'andret aveit m'hou lausquehé abandonnet.

---

*En eihvèd dé a vis Est.*

## S. CYRIAC, S. LARGE HA S. SMARAGD.

EN tyrant Dioclétien, persécutour bras er Grechénion, én amzér ma commanças seuel ur palæs é Rome, e ordrénas ou laquat de zarbare el labourision. Gobér e ras ou zrettein èl sclavèd, ou harguein a labour, én ur rein dehai hantér

vouit hemb quin aveit ou laquat de séhein ha de verbuel guet er fatique hac en nân; hac aveit gobér dehai soufrein ur martyr péhani e oé sèl rustoh ma oé hirroh. Un dra digne a admiration e oé güélet en nombre bras-cé a Grechénion a bep ouaid hac a bep condition é toullein en doar, é charréat deur, é touguein mein, é roulein hac é stleigeal trestiér.

Cyriac, Large ha Smaragd, tri crechén charitable, péré ne oènt quet hoah bet disoleit, e yé bamdé de gonsolein ou berdér én ou labour, ha d'ou soulagein dré er bouit e gassènt dehai é cuh. Pourfilein e rènt ebué ag en occasion-zé aveit ou acouragein de bersévérein ér fé, én un zerhel mad perpet doh lézen Doué. Er Pab sant Marcellin, én un banàouet ou hourage hac ou haranté, e hroas sant Cyriac Diacre ag en ilis a Rome. Quentéh arlerh é oènt bet somprenet ou tri sammet a vouit hac a alézoneu e zouguènt d'er Grechénion. Arrestet-oènt bet ha condannet de labourat èl er réral. Ou sclavage ne chervigeas meit de ziscoein sclærroh ou harantè ambraset; preste ha pront e oènt de soulagein en ol ha de bartagein poén peb-unan é particuliér; a pe huélènt unan-benac couh pé goane, pé rai sammet, ind e gueméré ind-memb er béh hac e hroé é labour.

En officerion, péré e gommandé ar el labourision, souéhet é huélet ou harantè vras, ou modesti, ou doustér, ou grèd de soulagein ou berdér; hac ou joé é creis labourieu quer poénius, e laras d'en tyrant er péh e oé caus dehai bout læn a admiration. Er Prince, é léh bout touchet dré ur garanté quen extraordinær, e zas de vout cruelloh hoah; goudé en dout ou laqueit ér prison, ean ou hondannas de vout dibennet. Ou martyr e arribuas er blai tri hand tri arlerh donnedigueah hur Salvér.

## RÉFLEXION.

Souéhet-omb d'er garanté guet péhani é secouré en tri Sant-men ou nessan; a pe huélènt mar-a-unan rai garguet, rai gouh, pé rai hoane édan ou béh, ind hum gargué ind-memb ag ou béhieu, hac e hroé ou labour aveit-hai. Na caërret ur garanté e oé én amzér-zé é mesque er Grechénion! mæs na bihannet a garanté e zou bermen é mesque en dud, é mesque en amision hac er verdér memb! Guet e zou a dud péré ne falle dehai gobér nitra eit dén! Pet occasion né gavamb-

ni de secour ha de soulagein en nésssan, d'hobér ur bligeadur benac aveit-ou én ur rantein dehou ur chervige benac! Pourfitamh ag en occasion-zé; béemb caranteus ha secourable; quement-cé ne gouste quet calz hac e talle ul lod vad eit antretenein er garanté hac en union vad; open quement-cé, er péh e hroér aveit en nessan dré garanté, e zou contet èl groeit de Zoné ean-memb.

---

## *En nàuvéd dé a vis Æst.*

## SANT ROMÆN, MARTYR.

SANT ROMÆN e oé payan ha soudard é armé en Ampeleur Valérien, persécutour bras en Ilis. Dré er stad-cé en doé, é oé obliget d'hum gavouet presant a pe vezé interroget er grechénion. Èl ma oé bet arrestet sant Laurans a berh en Ampeleur hac interroget ar é religion hac ar en trézor ag en ilis a béhani é oé carguet, ean e rantas ræson ag é fé hac ehué ag en implé en doé groeit a drézor en ilis guet quement a avistet, a vodesti hac a gourage, ma commançás Romæn, én ur hobér réflexion ar er péh en doé cleuet, hum santein touchet.

A pe oé bet goudé laqueit sant Laurans ar ur marh-coêd, ar béhani é anduras un tourmant cruel quênt bout laqueit ar é hril, Romæn, péhani e gonsidéré a doste er martyr santel, e oé bet souéhet d'é batiantæt é souffrein hemb hum glême, ha muyoh hoah d'er goutantemant ha d'er joé e remerqué ar é face; nezé é laras én-ou é hunan penaus ne oé nameit ur vertu a ziar-hlué hac a drès ol en natur e oé capable d'hobér dehou souffrein guet quement a gourage tourmanteu quer cruel. Durant ma hroé er réflexioneu-zé, ean e huélas un ÆEl é quis un dén youancq, péhani e séhé en huis e ridé a ziar face er martyr santel; douguet nezé dré ur græce intérior, ean e gueméras er résolution d'hum rantein crechén.

Èl m'en doé groeit en Ampeleur, goudé quement-cé, casse sant Laurans d'er prison, aveit er goarne eit un tourmant horriploh hoah, Romæn e bedas er Sant d'er badéein. Er Sant, é galon læn a joé e huélet victoër Jesus-Chrouist hac er miracle ag er græce é andret er soudard-men, arlerh en dout-ean instruget, er badéas, ha doh er bréhattat guet ur

garanté tinér ha 'santel, en ingageas d'hum breparein d'er martyr. Arribue e ras quênt pêl guet-ou er péh en doé laret debou sant Laurans. Valérien, é cleuèt en en doé hum rantet crechén, e ordrénas er basse dirac é dribunal aveit gobér a nehou un example d'er réral. Romæn, quentéh èl ma oé bet presantet dirac en Ampeleur, e laras guet un hardéhtæt santel : *Crechén-on, ha chetu azé me ol gloër ha me ol eurustet.*

En tyrant, dré er golér en doé, e hroas, ar en ær, er goal-drettein a daulen bah, hac arlerh e ordrénas en dibennein. Er soudard fidel-men de Jesus-Chrouist en doé bet er bonheur de receu er gourôn a vartyr er blai deu gand eih ha hantér-hand.

Goarne e rér hoah hinihue en dé en darne-muihan ag é reléguen ér guér a Lucque.

## RÉFLEXION.

Er soudard youancq-men hum gonvertissas é cleuet er péh e laras sant Laurans a pe oé bet interroget ar er religion a grechéneah, hac é huélet er joé extraordinær e ziscoé é creis é dourmanteu. Calz a réral e huélas hac e gleuas er memb treu : neoah quement-cé ol ne hroas effèd erbet ar ou speredeu nac ar ou haloneu. Petra e oé caus d'un différance quer bras ? Romæn e hroé réflexion ar er péh e gleué hac e huélé ; é galon e gommanças èl-cé de vout touchet, hac hélie e ras inspiration er græce. Er réral, é contrel, ne hroènt cas erbet ag er péh e gleuènt hac e huélènt.

Cleuèt e ramb perdégueu, perdéguerion abil ha læn a brèd hac a garanté ; cavouet e ramb instructioneu mad ha crihue él livreu devot ; gùélet e ramb exampleu mad guet tud a bep ouaid hac a bep condition ; quement-cé e zou capable de gonvertissein er béherion calettan ; mæs billeih hum goutante a admirein hac a vêlein en treu caër ha santel e gleuant hac e huélant, hemb chongeal ag ou laquat é pratique, hemb gobér memb reflexion erbet ar nehai.

Aveit pourfitein enta ag ur perdègue, ag ul lectur devot, a vuhé er Sænt, groeit réflexion, chonget a zevri én hou particuliér ér péh hou pou gùélet pé cleuet ; chonget a bratiquein, revé hou stad, er vertuyeu hac exampleu caër hou pou remerquet, hac héliet pront inspiration er græce. Mar d'oh fidel de hélie en avis-men e rér d'oh, péh fréh ne zonguou én hou ç'inean en had divin-cé !

## *En dècvèd dé a vis Est.*

## SANT LAURANS, MARTYR.

SANT LAURANS e oé gannet é ranteleah Spagne. Mar dé un inour eit er ranteleah-cé d'en dout reit dehou er vuhé, er guér a Rome ne hum hlorifie quet bihannoh d'bé dout cherviget èl de déâtre aveit é driomfle, hac er ranteleah a France e hum gave inouret d'en dout-ean eit protectour ha de bossédein lod ag é reléguen.

Goudé en dout passet é youancquis én ur burtæt bras, é bas de Rome, é péh léh er Pab Sixte, læn a joé é huélet é innoçance hac é vertu, e ras dehou en urh a Ziacre, eit m'en devehé bet en assistet doh en autær a pe offré er sacrefice ag en overen.

Open quement-cé ean e fias én-on trésolieu en ilis: En Diacre santel en doé én é gargue hac én é hoarnation en orlemanteu, en arganteris hac en ol gloëstreu sacret; guet-ou é oé ehué en argant destinet aveit soulagemant er beurerion ha carguet e oé d'er rannein étré-z-hai.

Durant m'hum acqùitté guet fideldæt ag en ol devérieu ag é gargue, é sàuas ur bersécution horrible inemb d'en Ilis. En Ampeleur Valérien, pousset guet un dén malheurus hanbuet Macrien, e hroas douguein un ordrénance péhani e brononcé santance a varhue inemb d'en ol grechénion. Er Pab santel e oé bet arrestet er betan: arriet-oé bet guet rangenneu ha laqueit ér prison. Sant Laurans, péhani a houdé pél-amzér ne zesiré nameit en occasion de soulfrein aveit gloër Doué, e ridas d'er prison guet en intantion de bartagein é dourmanteu, hac e laras a voéh ihuél: *Pab santel, penaus é ellet-hui gobér er sacrefice ag hou puhé hemb hou Tiacre, de béhani en e hoès reit en inour d'hou ç'assistein doh en autær. Ha défiance e hoès-hui a me hourage? Aproquet-mé ha hui e huélou ha me zou indigne ag er gargue a béhani en e hoès me inouret; en Diacre ne zelie quet bout separet doh er Pab: perac é carehoh-hui m'abandonnein. Juste-é ma héliou er hroaidur é dad.*

Sant Sixte, touchet doh ér hleuèt, e laras: *Hum gonsolet, me mab, hou tesir e vou quênt pêl accomplisset; quêrhet ha ran-*

*net étré er beurerion trézor en ilis.* Laurans ne gollas quet ur momand : goudé en dout laqueit étré deourne tud fidel en orlemanteu hac en arganteris sacret ag en ilis, ean e guemé-ras en ol argant destinet d'er beurerion; monnet e ras én ol léhieu a Rome, é péré é oé cuhet er grechénion aveit rein dehai en alézon; hac én ur bourvæein d'ou dobérieu, ean ou accouragé hac ou dougué de bersévérein ér fé.

Arlerh en dout tremeinet en noz én œvreu-cé a charité, ean hum rantas ér prison aveit en dout er gonsolation de huélet hoah ur huéh er Pab santel, péhani e oé condannet de vout dibennet. Goudé en dout hum daulet doh é dreid, ean e sisclærias dehou en en doé rannet trézor en ilis, ha ne vanqué mui nitra meit gobér èl d'ou ha guet-ou er sacrefice ag é vuhé. Sant Sixte er honsolas én ul larèt : *me mab, édan tri dé en em héliehet; hui hou pou er bonheur de souffrein aveit Jesus-Chrouist, mui aveit ne souffrein-mé. Er hombat e mès mé de soutén e zou distér; hou ç'hani-hui e vou brassoh hac hou triomfle e vou inouraploh.*

Én effèd, quentéh goudé ma oé bet martyriset er Pab santel, en Ampeleur e hroas arreste Laurans, guet péhani é houlennas é péh léh é oé trézor en ilis a béhani é oé bet carguet. Guet er beurerion, emé er Sant, é ma trézor en ilis, hac er madeu e glasquet e zou douguet d'en nean dré ou deourne. En Ampeleur, é huélet ne oé mui moyand erbet de goutantein é avarice prope, aveit coutantein d'er bihannan é furi hac é grueldæt, e laras dehou : ret-é ar en ær adorein en douéèd pé souffrein en tourmanteu cruellan. Hou touéèd faus, emé en Diacre santel, ne véritant quet memb en inour e rantér d'en dud; penaus enta é ellehen-mé ou adorein; espérance e mès, guet græce me Salvér, penaus er hourage guet péhani é andurein hou tourmanteu e vou un testoni a ol-buissance en Doué e adoran. En tyrant, én drespet d'er rescond-zé, péhani e zelié gobér dehou antréein én-ou é hunan, e ordrénas ma vehé bet rostet é bihue.

Astennet-oé bet ar ur gril hoarne édan péhani é oé bet laqueit un nebedicg gleu hemb quin aveit m'en devehé bet rostet dré hir amzér, ha m'en devehé bet padet péttoh é boén. Er batiantæt, er hourage hac er joé e ziscoé er Martyr santel durant un tourmant quer cruel, e hroas d'ul lod caër a dud hum gonvertissein, én ur hanàouet é quement-cé un nerh a

siar-hlué, péhani e oé drès nerh mab-dén. Er joé en doé de souffrein eit Jesus-Chrouist e oé quer bras, ma laras guet ur min joeius a pe oé bet rostet ur hosté dehou, penaus ne oé meit en troein ar er hosté aral. Arlerh quement-cé, én ur seuel é zeulegad trema en nean, hac én ur siscoein un doustér santel a behani é oé læn é galon, ean e rantas é inean d'é Grouéour, én ul lezel ol er ré e oé presant touchet ha souchet. É vartyr glorius e arrihuas er blai deu gand eih-ha-puar-niguênd.

## RÉFLEXION.

Er garanté vras en doé sant Laurans doh en Eutru Doué en dès bet groeit dehou desirein ha clasque er souffranceu ; ha souffret en dès bet guet ur batiantæt admirable en tourmanteu cruellan. Penaus é ellet-hui, crechén lâche ha tinér, hum glêmme aveit ur boén distér, aveit un tamicg terhian, aveit un droug-pèn, pé un diæzemant benac aral? Penaus e vehé d'oh-hui souffrein tourmanteu er Vartyrèd, a pe ne ellet quet souffrein er poénieu ordinær-cé? Petra e falle d'oh-hui enta souffrein aveit un Doué péhani en dès souffret quement eit-oh, hac é péh fæçon é tiscoéhet-hui dehou hou caranté?

Er Sant-men e drugairéqué en Eutru Doué ag er græce e ré dehou de souffrein aveit é hloër : trugairéquat e ret en Eutru Doué aveit er madeu tamporel e receuet guet-ou ; mæs er haërran presant e elle rein d'oh e zou er santeleah, ha n'hou pou er santeleah-cé nameit dré er souffranceu. Chouget enta én hou poénieu a drugairéquat Doué, a gaus ma ra d'oh dré-zé er moyand d'assurein hou salvedigueah ha de gresquein hou courôn én nean.

Sant Laurans, é creis é dourmanteu, én ur sellet doh en nean hac én ur gonsiderein er gourôn e oé destinet aveit-ou, e santé én é inean ur joé douce ha carguet a gonsolation. Én hou poénieu, én afflictioneu e arrihue guet-n-oh, sellet ehué doh en nean, ha consideret er recompance e zou preparet d'oh, ha hui e santou én hou calon er memb consolation.



## *En uinécvéd dé a vis Æst.*

# SANTÈS CLÆR,

### FONDATOURÈS A LÉANNÉSÈD SANT FRANÇÆS.

SANTÈS CLÆR, sàuet ag ur famille noble ha pihuicq ag er guér a Assis, én Italie, en doé a vihanniçg ur garanté vras aveit er beurerion hac un devotion admirable; cavet e vezé ordinæremant ar hé deulin én hé hambre, ha manque a chapelet, hi e gonté er *Paterieu* hac *Ave maria* guet meinnicguen bihan. Ag hé youancquis é commanças d'hum husquein ér fæçon simplan ha modestan ma ellé, ha de gastiein hé horve dré er benigen.

Èl m'hé doé cleuet conse ag er vuhé devot ha hæn a hréd e gonduyé sant Françæs ér houvand a Bortiouncul, hi e yas d'er havouet aveit disquein guet-ou er moyand d'hum gonsacrein de Zoué én ur fæçon parfættoh. En dén santel-zé hé hrihuas ér résolution é péhani é oé d'hobér rô a huerhtæt ha de gùittat peb-tra aveit chervigein Doué hemb quin.

D'en ouaid a drihuéh vlai hi e receuas, é ilis Itron-Varia-en-Ælèd, en habid a Benigen a zeourne er memb Sant, péhani hé laquas nezé én ur houvand léannésèd. Hé hèrènt, souéhet bras é cleuèt en nehuétèd-cé, e hroas inutilemant ou fossible eit hé distroein. Un hoér dehi, é huélet hé hourage hac hé fersévérance, e yas d'hé havouet aveit bihuein guet-hi er reste ag hé buhé hac eit chervigein Doué édan er memb habid. Deuzèc merh youancq, hé mam hac un hoér aral hé doé, e gueméras ehué er memb habid a Benigen, hà cheta é péh fæçon é commanças Urh Léannésèd sant Françæs, péré e vibue én ur beuranté vras, hac é mesque péré é huélér quel liès a example caër a benigen, a hrèd, a innoçance hac a santeleah.

Er Pab Gregoër nàuvèd, péhani e hroé un istim bras ag er fondatourès santel-men, e offras dehi ranteu eit hé houvand; mæs ou refuse e ras guet quement a gourage, ma tas er Pab de vêlein hé honfiance vras é Providance en Eutru Doué. Remerquet-oé bet quentéh péguement é pligé de Zoué er gonfiance-zé, rac un dé é péhani ne oé nameit un dorh vihan a vara aveit mirèn, èl m'en doé er Santès or-

drénet rein en hantér a nebi d'er beurerion hac en hantér aral d'el léannésèd, péré e oé én nombre a hantér-hand, er bara e gresquas én ur fæçon quer miraclus ma oé bet assès aveit contantein en ol.

Deustou péh quer ruste-é Urh Léannésèd sant Françæs, péré e guêrbe divot, e gousque ar en doar, e yune durant er blai, e hoarne ur silance continuel ha ne huélant jamæs en dud ag er bed, er Santès-men n'hum gontanté quet a virèt ol quement-cé; dougnein e ré hoah open ur hrouisran, ha durant er hoareis ne vihué meit guet bara ha deur, ha neoah hi e laras un dé: a houdé m'en dès Doué reit d'eign er græce de hum rein dehou, ne mès bet poén chiffus erbet, penigen erbet diæs na clinhuèd erbet calet. Ah! na brasset-é, emé-hi, en doustér e gavér é souffrein eit Jesus-Chrouist!

Èl ma oé deit un armé a Sarrasinèd dirac er guér a Assis, én espérance ag hé hemér dré nerh, er Santès-men e hroas dougueiñ bet dor hé houvand er Sacremant adorable ag en Autær, péhani e bélias guet hé léannésèd, hac inou; ol ou face doh en doar dirac Jesus-Chrouist, ind e hroas er beden-men : *ne abandonnet quet, Salvér adorable, hou servitourésèd péré n'ou dès quin soutén nameit oh, ha péré e laquas én-oh hemb quin ol ou honfiance.* Ér memb momand é sàuas ur scont quer bras é mesque er Sarrasinèd, m'ou doé hum dennet pèl doh quér.

Anfin er Fondatourès santel-men, goudé bé dout conduyet guet hilleih a avistet hé léannésèd durant deu vlai ha deu uiguênd, e rantas hé inean de Zoué er blai deuzèc caud tri-ha-hantér-hand, d'en ouaid a dri uiguênd vlai.

## *Aviseu spirituel santès Clær.*

1. Penaus é credebemb-ni hum glèmme ag hur poénieu; é huélet Jesus é souffrein hac é verhuel ar er groéz?

2. É mesque ol er péh e hroamb, petra e hroamb-ni hac e zou digne de vout presantet de Zoué?

3. Ne houyan quet petra e elle un inean cârein, ma ne gâre Doué; ha ne gomprenan quet penaus é ellér bihuein hemb er hârein.

4. En hani e zou é græce Doué e zou pihuicq erhoalh, rai avaricius-é en inean eit péhani Doué nen dé quet assès.

5. Ur hrechén ne sante quet er boén ag er groéz hac ag

en afflictioneu, a p'en dès ur huéh tanhoueit mad en doustér en dès cuhet Doué én ou mesque.

6. Na berret é cavér en noz a p'hé zremeinér é contamplein passion hur Salvér! REFLEXION.

Mar fant d'un dén youancq pé d'ur verh youancq hum gonsacrein de Zoué én ur houvand, er guêrènt hac amièd e hum bresse de laquat dirac ou deulegad en dangérieu e gavér ér stad-cé: larèt e rér dehai examinein mad ou vocation guet eune n'ou devehé quæ arlerh ha rai zehuéhat. Asten e rér memb en amzér aveit ellein gùel ou aproquein. Er guêrènt, é quement-cé, e vérite bout mêlet quêntoh eit bout blâmet. Mæs ha question-é ag hum ambarquein ar er mor dangerus ag er bed, ha question-é a ziméein, petra e lare en tadeu ha mameu d'ou bugalé? Nitra ordinæremant. Neoah péhani ag en neu stad-cé-é en dangerussan? É péhani a nehai é cavér muihan a boén, muihan a chagrin, muihan a affliction? Tadeu ha mameu, comprenet dré guement-cé péh quen necessær-é, quênt gobér chanche hou pugalé, ou ingagein de houlen sclærdér guet Doué. Nezé-é particuliéremant é teliet chongeal penaus hou pugalé e zou muyoh de Zoué aveit nen djnt doh hui-memb.

*Eile Réflexion.* Santès Clær, én ur hanàouet hé oé galhuet guet Doué eit antréein é religion, ne cheleuas quet boéh hé hêrènt, péré e fallé dehai hé distroein. Example caër aveit en dud youancq, péré e zelie cheleuet quêntoh boéh en Eutru Doué eit hani ou hêrènt, a p'en dé question a hobér er choége ag ou stad a vuhé. Hemb quement-cé, ind e hum laque én dangér bras ag hum golle: rac aveit receu guet Doué é hræceu én ur stad a vuhé, é rinquér bout galhuet guet-ou d'er stad cé. Comprenet enta, bugalé, en obligation e hoès, quênt hum ingagein é stad erbet, de gonsultein en Eutru Doué, ha de guemér avis hou covézour pé un den aviset mad.

---

## *En deuzécvèd dé a vis Æst.*

### SANTÈS SUZANE, GUÉRHIÈS HA MARTYRÈS.

**ER Santès-men e oé guenédicg a Rome hac ag ur famille inourable. Er garanté tinér hé doé aveit er Huérhiès Vari,**

Rouannès er gùérhiésèd, e hroas dehi gobér rô a huerhtæt, hac en doustér e santé én oræson e hroé dehi cavouet hé hrassan pligeadur é vihuein pêl doh saffar er bed hac ér retræd. En ol e admiré hé modesti hac hé avistet; én ur guir, scùir hac example er merhèd youancq e oé. Èl ma oé deit Maximien, mabêg en ampeleur Dioclétien, de vout intan, Dioclétien e chongeas en diméein de Suzane, hac e hroas casse un Eutru youancq d'offrein dehi en diméincé. En Eutru-cé, arlerh en dout hé saludet guet hilleih a respet, hum bresantas aveit bocquein dehi revé er gustum ag er vro; mæs Suzane e viras doh-t-ou, én ul larèt penaus biscoah n'hé doé permettet quement-cé de hanni, hac en hé devebé boah bihannoh er permettet d'ur payan. En Eutru, souéhet é huélet hé modesti, doh hé bleuèt é rebreichein dehou 'a vout payan, e laras : mar cavet é ma ur faute aveit-on bout payan, reit d'eign d'hanaouet é petra é consiste me hrime hac é petra en hum drompan. Er Santès, inspiret guet Doué, e expliquas dehou, guet quement a nerh, er fallanté ag er superstitioneu payan, m'hum santas touchet ha ma has de gavouet er Pab santel Caïus péhani er badéas. A pe gleuas en Ampeleur en en doé hum rantet crechén, ean e hroas en divroein, ha quênt pêl arlerh en Eutru youancq cé e anduras er martyr. En tyrant-cé e ordrénas ehué laquat Suzane ér prison. Er Santès hum gavas inou ér stad tristan hac anquinossan aveit ur verh honeste, én ur stad haval doh en hani é péhani en en doé hum gavet er bur Suzane, quer brudet ér Scritur santel. Ur payan brutal e vennas hum guemér doh hé inour; mæs Doué, péhani e zou perpet dihuen crihue er gùérhiésèd, hé goarantas. En dén malheurus-cé, én ur remerquein ur sclærdér gaër étal d'hi, e hum dennas dré er scont en doé bet.

En Ampeleur e gassas anfin unan ag é officerion aveit hé hontraigneîn d'adorein en douéèd pé de lemel guet-hi hé buhé. En offiçour-zé, goudé en dout groeit é bossible, hemb gounit nitra, aveit hé dongue d'offrein auçans d'en douéèd, hé dibennas. Hé martyr e arribuas er blai deu gand puemzèc-ha-puar-uiguênd. Èl-cé Suzane, goudé hé dout refuset ar en doar er gourôn a Ampeleurès, e véritas, avel gùérhiès ha martyrès, recen én nean dihue gourôn infinimant caërroh ha précinssoh.

### RÉFLEXION.

Sutane ne lausquas quet de vocquein dehi un Eutru deit a berh un Ampeleur aveit offrein dehi un diméin inourable. Er verh aviset ha modeste-men e laras dehou n'hé doé jamæs permettet de zén erbet bocquein dehi. O na caërret ul leçon!

Ur verh, péhani ne chonge ag hum virèt nameit doh en œvreu méhus ha criminel, e guêrhe dré un hènt risclus, ha rac-cé e zou én dangér a gouéh. Ur verh, aveit hum hoarne pur hac honeste ha conservein hé inour, e zelie open quement-cé hum virèt hoah hac hum zihuen doh er bocqueu, doh en hoarieu dourne, doh er bouffonnereaheu digampen, en hantisseu dangerus hac hardéh, doh certæn mercheu a amité, pé, aveit larèt gùel, a amourastet, doh er minieu dibarfæt, en hoarhereah dibrope, er selleu douce ha carantéus, er honzeu tinér ha goleit. Ol en treu-zé e zou perpet dangerus: en eile e denne d'éguilé, a vihan de vras, hac ér fin en hum daulér é laceu malheurus a béré é ma diæz sortiein. Ne hum fiet quet ar hou nerh nac ar hou résolution. Crihuoh aveit oh e zou bet trompet; mar d'oh aviset, pourfitet ag ou example triste ha chiffus.

---

## *En drizécvèd dé a vis Æst.*

## SANTÈS RADEGONDE, ROUANNÈS A FRANCE.

RADEGONDE, inouraploh dré er galité a Santès eit dré en hani a Rouannès, e oé merh de Verthær, roué a Duringe. Er Brincès-men, én hé youanecquis, ne hum zilforhé doh er réal nameit dré hé modesti ha dré hé devotion; ha quer charitable e oé ma hoarné er gùellan hac er friantan ag er péh e vezé cherviget dehi doh taul, aveit ou rein d'er beurerion clan.

N'hé doé quin chonge meit a gùittat er bed, hac a hum gonsacrein ol de chervige Doué, a pe fallas de Glotær, roué a France, en dout-hi aveit priêd. En offre ag un diméin quer bras ha quen inourable, é léh hé rejouissein, ne hroas meit hé affligein. Gobér e ras hé fossible aveit mirèt ne vehé bet groeit en alliance; mæs solitet-oé bet quement ma cousantas ér fin.

Er galité a Rouannès ne broas jamæs dehi ancoéhat en hani a servilourès de Zoué. Er vrâuité hac el liguernage a hé hourôn ne viras quet doh-t-hi a vout perpet quen humble arierh èl a guênt ma oé Rouannès, hac ur rang quen ihuél ne zirèhas quet hé excelciceu a zevotion. Visitein e ré liès er beurerion clan, soiguein e ré ou goulieu ha n'ou lausqué de vonquein a nitra. Passein e ré bamdé paud a amzér én ilisieu, mirèt e ré ol yunieu en Ilis guet quement a rustoni, èl m'ou mirér ér houvandeu. A pe vezé ur rejouissance publique benac én hé falæs, ne vanqué jamæs a zouguein er cilice, hac hum chervigein e ré a gand moyand aveit goannat er pligeadurieu divlamman dré vortefficationeu segrèd.

Pihue ne chongehé é telié ur Rouannès quer vertuus bout inouret hac istimet guet en ol? Neoah en Duchentil a gompagnoneah er Roué, péré e oé læn a sperèd er bed, e gavas léh d'hé blâmein. Ind e gommançąs farçal a zivout hé devotion, hac e represantas memb d'er Roué penaus ma vihué er Rouannès én ur fæçon péhani e broé gueu doh hé Majesté, ha penaus ma ne oé quet hé chonge changein a fæçon de vihuein, é jaugé gùel doh-t-hi bihuein én un hospital benac eit ar en trôn; én ur gùir, ne arsâuènt a hé décri. Clotær, péhani beta nezé en doé bet un istim bras aveit-hi, e gommançąs a nebedicgueu santein yeinnion doh-t-hi hac hé dispriseìn. ha ne fehér quet larèt péguement en hé doé bet de souffrein hac a berh er Roué hac a berh en Duchentil ag hé falæs.

Er Santès, péhani e oé attàu douguet bras de gârein er retræd, e bourfitas ag en disposition-zé en doé er Roué, aveit goulen guet-ou er bermission d'hum dennein én hé farticuliér a costé. Clotær e gousantas, ha Radegonde e yas de Boitier.

Gobér e ras sevel inou ur houvand eit léannésèd, é péhani é tremeinas er reste ag hé buhé. Un dra admirable e oé guélet ur Brincès quer bras é pratiquein en exeelciceu izellan ag er houvand. Scubein e ré hi-memb en ty; sourci hé doé ag er ré clan, ha rantein e ré peb sorte chervige dehai.

Anfin, goudé hé dout reit exampleu caër a humilité hac a vortefication, hac ar en trôn hac én hé houvand, hi e rantas hé inean d'hé Hrouéour, guet ur peah bras ha guet joé, andro er blai puemb cand puar-niguênd, d'en ouaid a huéh vlai ha tri-niguênd.

## RÉFLEXION.

Er Rouannès-men e zou bet goapeit ha dispriset betac ar en trôn ; prajiquet hé dès bet morteficationeu-bras ; en humiliationeu, er souffranceu, er hroézieu e zou bet hé fartage én hé buhé ; quement-cé ol e seblant d'emb bout ruste ha huerhue ; mæs péh joé n'hé doé-hi a pe oé ar er poënd de dremeine ag hé guié a varhue d'ur gloër ha d'un eurustet éternel ! Na coutantet e oé-hi nezé d'hé dout souffret quement-cé ol ! Na doucet e oé hé honsolation !

Pe gonsiderehemb er mérit hac en avantage e ra d'emb en humiliationeu, er souffranceu, en afflictioneu, pe chongehemb ér gonsolation-hont hur bou én ær ag er marhue d'hur bout ind anduret guet patiantæt ha dré garanté doh Doué, n'oe receuehemb-ni a galon ha guet joé a pe arribuant guet-n-emb.

---

*Er buarzécvèd dé a vis Æst.*

## SANTÈS ANASTASI, ABADÈS.

Er Santès-men e zas ér bed én inisen a Egine, ér vro a Grèce, ardro er blai eih cand. Hé zad hac hé mam, tud devot ha vertuus, e laquas ol ou sourci aveit rein debi un anseignemant crechén, ha tennein e ras ur pourfit bras ag ou leçonieu. D'en ouaid a seih vlai, hi e houyé par cœur, pé dré vimoér, mar-a-oræson devot hac en histoër a vuhé hilleih a Sænt ha Santésèd. Sellèt e ré en habideu caër èl treu væn ha divodér, ha divertissemanteu er bed e oé d'hé chonge pligeadurieu divlas hac annéus.

Hoant bras hé doé d'hum gonsacrein ol de Zoué ; neoah, èl n'hé doé quin volanté nameit hani hé zad hac hé mam, hi e ziméas d'un dén vertuus ou doé choéget aveit-hi. Anastasi e vihué é peah guet hé friéd, péhani e lausquas perpet guet-hi el liberté de gontinuein hé excelciceu a zevotion. Commance e ras nezé assamblein, peb sul ha peb gouil, én hé zy, er groagué hac er merhèd youaneq a ziardro, aveit gobér dehai ul lectur én ul livre devot benac ; ha tremeine e ré guet-hai goudé un nebedicg amzér é teviseu spirituel. Hé vertuyeu bras e hroas quement a efféd ar speréd hé friéd, ma hum rautas menah.

Anastasi, doh hum huélet libre, ne chongeas mui meit a accomplissein en desir hé doé a bêl-amzér de vout léannès. Dré m'en doé cals a verhèd youanoq hac a intanvésèd discleriet dehi en hoant ou doé de vihuein guet-hi èl én ur guemunauté léannésèd, er Santès, de bébani é hroé quement-cé hilleïh a joé, e hroas ur houvand ag hé sy. Ind e ras ol de chomme d'inou hac hum ingageas de hélie ur réglemant caër a vuhé édan goarnation ur Bélêg santel, pébani e ras er vouël dehai.

Ind e choégeas Anastasi aveit ou Supériorès, én drespet d'hé humilité. Er Santès ne gonsideras er gargue-cé nameit avel un obligation de vihuein humploh ha devotoh eit er ré en doé hum laqueit édan hé autorité. Quemér e ré perpet aveit-hi el labour poéniussan ag en ty, hac a pe laré dehi hé merhèd penaus n'ou doé quet hé choéget aveit bout matéh de ol er guemunauté, hi e rescondé dehai penaus en avantage e ré dehi hé rang e oé de ellein choége aveit-hi el labourieu izellan.

Hé buhé e oé mortefiet bras, ha liessan ne gousqué nameit én ur gadoër. Hé brassan pligeadur e oé hum antretenein guet hé hoérezéd a zivout excellance ha calitéeu caër Mam Doué, ha hoant bras hé doé de verhuel en dé quênt unan-benac ag hé gouilieu. Obteneïn e ras er péh e zesiré. Chomme e ras clan en drivèd dé a vis æst, hac ér memb dé en hé doé bet ur révélation dré bébani é hanàuas é oé hé ferhindèd ar er poënd d'achibue. Èl n'hé doé doutance erbet ne zelié merhuel en dé quênt gouil en Assomption, hi e dremeinas en deuzêc dé-cé én ur gontamplation continuel, ha mar arsàué mar-a-buéh hé oræson, n'er groé nameit eit larèt d'hé hoérezèd : *Cannet perpet mélodi d'en Eutru Doué, ha ne arsàuet quet ag er pedein de vout misericordius én hun andret.* Er huarzêcvèd dé ag er mis, hi e galbuas hé hoérezèd, péré, doh hé güélet goane, e gommanças ol ouilein; er Santès e laras dehai : *hou quittat e ran, me hoérezèd querh; mæs espérance e mès penaus en Eutru Doué, leun a visèricorde, e rei d'emb hum gavouet ol assamble én neam : hou ç'ingagein e ran d'er chervige perpet guet er memb devotion ha grèd : bihuet én ur peah ha caranté vras : arhoah é ma gouil Assomption er Hutrhiès glorius Vari; m'hou pède de sihoalle nen dehé me marhue de zirangein nitra ér solamnité vras-cé. Groeit en office,*

*hum acquittet a ol hou tevérieu a religion guet en ol devotion e houlenne un dé quer santel; hac arlerh m'hou pou accomplisset ol hou ç'obligationeu, interret me horve, ha n'em ancoehet quet én hou pedenneu.*

Arlerh hé dout laret quement-cé, én ur chairrein hé deulegad, hi e dremeinas hemb ne houyas hanni; chongeal e rènt hé oé én oræson, ha ne oé bet meit dré er splandér extraordinær ag hé face é oé bet hanàuet penaus é oé déja hé inean santel én demeurance ag en eurustet éternel.

## RÉFLEXION.

Anastasi, d'en ouaid a seih vlai, e houyé par-cœur, pé dré vimoër, mar-a-oræson devot hac en histoër a vuhé hilleih a Sænt. Petra e houér bermen er vugalé d'en ouaid-cé? Amoêdage, amiotage, touïadelleu, ur sorhen pé ur sonnen fal benac. Chetu azé el leçonieu quetan e rér d'er vugaléguen; nen dé quet nezé ur souéh ma huélér quer bihan a zevotion hac a religion é mesque er vugalé.

*Eile Réflexion.* Péh vad ne hroéhéur voès én hé zyegueah, pe garehé, é léh conze a dreu quen inutil, ha liès quer fal, devise guet hé bugalé ha tud hé zy assamblet, a vuhé er Sænt, ag en affær vras ag er salvedigueah hac ag er gùirionéeu santel ag hur religion!

---

## *Er buemzécvèd dé a vis Æst.*

# ASSOMPTION ER HUÉRHIÈS GLORIUS VARI.

MA nen dès jamæs sperèd na calon mab-dén comprenet er péh en dès preparet Doué d'er ré er hâre, pihue e ellou birhuiquin comprenein hac expliquein er péh en dès preparet d'é Vam beniguet, péhani en dès er hâret muyoh eit en ol dud assamble? Ma nen dès enta moyand erbet d'expliquein er gloër a béhani é jonisse er Huérhiès santel én nean, hac en ihueldæt ag hé zrôn, hum goutantamb a gonsiderein guet admiration, hac a gontamplein quement èl ma ellamb, ur gloër de béhani é ma en Ælèd ind-memb souéhet bras.

Er Huérhiès Vari ne chommas ér bed-men, arlerh Ascansion hé Mab divin, nameit aveit consolation en Apostolèd

hac er grechénion, aveit bout ou retirance hac ou sontén. Hé buhé ne oé meit un excelcice ag er burran caranté, un example parfæt ag en ol vertuyeu hac un oræson continuel. Visitein e ré liès el léhieu santel santefiet dré bresance hur Salvér adorable, hac é péré en en doé accomplisset mystér hur rédamption; bihuein e ré ar en doar; mæs hé halon ne oé quet separet doh hani hé Mab én nean, ha n'hé doé quin desir meit d'hum joéntein doh-t-ou aveit jamæs.

A pe dostas hé zermein de sortiein ag er bed-men, é tas un Æl de zisclærieín dehi en dé hac eu ær ag hé marhue. En nehuétèd-cé e hroas d'en Apostolèd ha d'en Disciplèd hum rantein pront é Jerusalem, eit larèt adieu d'ou mam beniguet, hac aveit receu hé dehuéhan bénédiction. Goudé hé dout grateit dehai hé frotection hac ou accouraget de bersévérein ha de souffrein eit Jesus-Chrouist, hé inean e hum zispartias doh hé horve bemb poén na droug erbet: gùélet-oé bet ér momand-cé én dro dehi ur sclærdér caërroh aveit hani en heaul, hac é oé bet clenet cân mélodius en Ælèd.

En Apostolèd hac ol er ré e oé present e hum brosternas doh hé zreid eit ou golhein guet dareu a hlahar hac a joé ér memb amzér. Er Grechénion a Jerusalem hac a ziardro e zas guet presse d'inourein hé horve santel, hac en interras guet ur respet bras é Gethsémani, tri hand pas doh er guér a Jerusalem.

Tri dé arlerh, aveit contantein devotion er ré nen doé quet bet er bonheur d'hum gavouet present a pe dremeinas er Huérhiès santel, é oé bet digneoret er bé; mæs souéhet bras e oé bet en ol dré ne gavesant mui ér bé meit er péh en doé cherviget de lieinnein er horve santel. Ind e rantas ol gloër de Zoué, dré nen doé quet permettet ma vehé bet ur horve quer pur sujet d'er gorruption, mæs m'en doé pliget guet-ou er ressuscitein quênt er résurrection general hac er receu é triomfle én nean.

Er gouil-men e zou bet perpet unan ag er ré vrassan ag en Ilis: ellein e rér larèt é ma hoah deit devout brassoh ha solannelloh é France a houdé ma tas er roué Loeis trizêcvèd, ér blai huéhzêc cand eih-ha-tregond, de choége en dé-men aveit hum gonsacrein, eau hac ol é ranteleah, d'er Huérhiès glorius Vari ha d'el lequat édan hé frotection. Chetu perac é

hroér binibue én ol ilisieu a France prébécioneu solannel, péré e zou un testoni publique dré béhani hur Rouanné e zisclœrie é hanàoant en Intron-Varia aveit ou Mœstrès souveræn.

## Réflexion.

Er Huérhiès Vari e varhue, un Æl bé avertisse ag hé marhue : merhuel e ra hemb poén, hemb anquin erbet, guet ur joé bras, péhani e zé ag en desir hé doé de huélet Jesus-Chrouist. Er vrastet ag hé haranté doh-t-ou e zispartias hé inean gaër doh hé horve. Mari e zou marhue, merhuel e rehet ehué; mæs penaus é varhuehet-hui? Guet péh poén, guet péh scont! Disquet guet Mari bihuein mad aveit merhuet erhat. Goulennet guet-hi er græce de verhuel santélemant; en obtenein e ra aveit hé serviterion fidel. A pe vehet ér momand terrible-cé, pedet-hi én ul larèt : *Guérhiès santel, discoeit bermen é oh me mam, ha secouret-mé ér hombat terrible-men, é péhani é hès question ag un éternité.*

*Eile Réflexion.* Er Huérhiès santel e ressuscite tri dé ar-lerh hé marhue. Ur horve quer pur, péhani en doé douguet Jesus-Chrouist, ne zelié quet bout sujet d'er gorruption ér bé. Péh ur joé e mès-mé, ô Guérhiès santel a zivout er faveur-cé e zou bet accordet d'oh! Me horve, ressuscitein e rei ehué un dé; mæs hac ean e vou aveit bout eurus pé matheurus de virhuiquin? Un dra ha ne houyan quet-é; mæs peira e laran-mé? Er gout e ran; me vou ag en nombre ag er ré eurus, mar bèn bet er marhue gùir servitour de Vari.

*Tairvèd Réflexion.* Triomffe en Intron-Vari e oé admirable. Antréein e ras én nean corve hac inean; en Ælèd e zas én arhèn dehi aveit hé diguemér; en Tad Eternel hé hanàuas aveit é verh, Jesus-Chrouist aveit é vam, hac er Sperèd-Santel aveit é briéd. Sànet e oé bet ihuelloh eit en ol Sænt hac Ælèd, ha placet ar un trôn én tu déheu d'hé Mab. Cheta azé er rang ihuél e zalhe én nean hun avocadès hachur Mam douce ha mad : hum adressamb doh-t-hi enta guet confiance; neu dès nitra ne ellamb obtenein dré voyand ur brotectourès quer puissant étal en Eutru Doué. Mæs péh sorte chervige hun nès-ni rantet beta bermen dehi? péh sorte chervige e rantehemb-ni dehi, d'er bihannan, én amzér do zonnet aveit méritein hé græce-vad ha protection?

*En huézlovéd dé a vis Æst.*

## SANT ROC.

En Sant-men, gannet é Montpellier, é France, e oé én é youanequis un example a vertu; colle e ras d'en ouaid a uiguênd vlai é dad hac é vam, péré e lausquas guet-ou madeu bras; mæs er Sant, péhani e sesiré hac e glasqué un héritage aral préciussoh, e rannas er madeu-cé étré er beurerion; ha goudé en dout hum séguiset ha queméret habid ur perhindour, ean e gueméras é segrèd en hènt de Rome, aveit visitein béieu en Apostolèd sant Pierre ha sant Paul.

A pe arrihuas én ur guér hanhuet Aquapandant, ean e gleuas larèt é oé er vocen inou, hac é varhoé un nombre bras a dud. Presset, dré un birreah bras, d'assistein en dud affliget-cé ha de sacrefiein é vuhé én excercice-sé a garanté, ean hum laquas quentéh de chervige er ré clan. Èl m'en doé ur ré-benac laret dehou penaus ne zelié quet un dén youancq èl ma oé hum-laquat én dangér a chairrein ur blinhuèd quen dangerus, ean e rescondas é vehé bet rai eurus mar guellezé, d'en ouaid ag ur blai ar-n-uiguênd, rein é vuhé dré garanté eit é Salvér, péhani e oé marhue aveit-ou d'en ouaid a dri blai ha tregond. Doué e daulas é vénédiction ar ur garanté quer bras; rac quentéh èl m'en doé sant Roc hum laqueit é mesque er ré clan, é cessas er blinhuèd é quér.

Èn ur gleuèt larèt goudé penaus er memb clinhuèd e broé un distruge horrible ér guér a Césèn, ean e ridas d'inou quentéh. È garanté ne oé quet bet bihannoh admirable asé eit ne oé bet é Aquapandant. É bresance hemb quin e zéfivras er guér ag er blinhuèd bras-cé; haval-oé é ridé er blinhuèd én é raug. Peb-unan e hoanté guèlet er perhindour santel, ha mara-unan e chongé é oé martezé un Æl e oé.

A Césèn é has de Rome. Goudé en dout groeit inou é zevotion guet paud a hrèd, ean e bartias én ur vihuein diar en aléson. Èn un arribue én ur hoêd, ean hum santas quer clan, ma oé bet obliget d'hum arreste inou ha d'hum astenne ar en doar, hemb ellein cavouet secour guet dén erbet; mæs Doué n'en abandonnas quet, hac e bermettas ma tezé bamdé ur hy de zegasse dehou ur varaèn bet que ne oé bet ér stad de gontinuein é voyage.

Arrihue e ras anfin én é vro ; mæs é habid e oé quer peur, é face e oé quer changet guet en amzér ha guet er fatique en doé bet, ma oé bet dishanàuet guet en ol ; queméret-oé bet aveit un espion : casset-oé bet dirac er Goarnour a guér, péhani, deuston ma oé é yondre, n'en hanàuas quet quer bihan. Goulenne e ras guet-on é hanhue hac a béh bro e oé : er Sant, péhani ne fallé quet dehon bout hanàuet, ha péhani ne glasqué meit en occasion devout disprisét ha de souffrein ur vortefication benac, ne rescondas nitra ar en neü article-zé. Quement-cé e hroas d'er Goarnour gobér en derhel ér prison bet que ne vehé bet gouyet pihue e oé. Uè joé vras en doé doh hum huélet trettet él-cé én é vro ; ne arsàué noz ha dé a bedein hac a vêlein Doué én é sclavage ; hac, èl pe ne vehé quet bet assès ag en dihouéldæt hac ag er souffrance ag é brison aveit excelcein é batiantæt, ean e bratiqué hoah én é barticuliér hilleih a vorteficationeu aral.

Anfin, goudé en dout souffret en humiliation-zé durant puemb plai, ean e varhuas én é brison aendro er blai triséc cand seih-ar-n-uiguênd, d'en ouaid a buar blai ha tregond.

Arlerh é varhue é oé bet hanàuet dré ur merche e sougué ha guet péhani é oé gannet. É yondre e hroas seuel un ilis én é inour. Bout e zou quérieu hac e inoure guet solannité vras gouil sant Roc, lod dré hanàuedigueah-vad, aveit bout bet délivret ag er vocen dré é secour, ha lod eit ma vehènt goarantet doh-t-hi dré é intercession.

## RÉFLEXION.

A pe vé er vocen én ur guér, petra ne hroér aveit hum breservein doh er hlinhuèd dangerus-cé? Peb-unan hum zalhe én é dy èl én ur prison ; renoncicin e rér d'en assambléieu ; ne chommér quet memb é compagnoneah er réral, guet eune a chairrein er hlinhuèd doh-t-hai. Chetu petra e hroér aveit conservein buhé er horve ; mæs hac ean e hroér quement aral aveit en inean ? Ha quemér e rér quement a soign eit conservein en inean é caranté Doué, péhani e zou hé buhé surnaturel ? Allas ! er hontrel e arrihue. Gout e rér penaus nen dès nitra dangerussoh eit er salvedigueah aveit assambléien er bed, er festeu, e brolleu, el léhieu-cé destinet d'en hoarieu ha d'en imbadeu, ha neoah en ou blasquér guet birreah bras. Petra enta ! ha delicin e rér dougein bihannoh marhue en inean eit clinhuéden er horve ?

## *Er seitécvéd dé a vis Æst.*

## SANT YACINTHE, A URH S. DOMINIQUÈ.

En Sant-men, gannet é Pologne, goudé en dout passet é youanequis én un innoçance vras hac hum rantet forh abil, e hum broas dén a ilis. Arlerh bout bet groeit Chanoén, é vodesti examplus hac é sevotion durant en office divin e zougué en ol de vout gredus de chervige Doué, hac en darne-muihan ag é vadeu e ranné ehué étré er beurerion.

Èl ma té sant Dominique a institueín a nehué un Urh caër ha santel, Yacinthe e hum offras aveit antréein én-ou. Er fondatour santel-sé er receuas èl ur presant ag en nean, ha, ravisset é buélet é siance hac é vertu, er harguas quentéh a berdègue en aviél. Hum acquittein e ras ag er gargue-cé guet ur fréh admirable, én ur hobér é peb léh conversioneu bras ha burhudus.

É vuhé santel hac examplus e secouré hilleih d'hobér dehou gounit quement a ineaneu de Zoué. Peb gùinér é yuné ar vara ha deur. Nen doé ordinæremant eit gulé nameit en doar, ha liès é passé en darne-muihan ag en noz én ilis dirac er Sacremant ag en Autær pé dirac autær er Huérhiès Vari, é quevér péhani en en doé bet, durant é vuhé, un devotion tinér-bras. El labour bras en doé é perdègue ne viras quet doh-t-ou a hobér seuel ér ranteleah a Bologne pusmb convand, péré e garguas a venéh devot.

Goudé en dout labouret guet quement a fréh é Pologne, é gourage hac é brèd a Apostol e broas dehou mounet de bordègue é Suèd, én Norvège, ér Moscovi, ha convertissein e ras ér broïeu-cé ur bobie infini dré é instructioneu ha dré er miraclen e hroé é peb léh.

Én amsér ma oé é Kiuw, en Tartarèd, tud cruel ha barbar, e antréas é quér, én ur hobér un distruge quer bras que ne vezé mui gùélet nameit tan ha goaid partout. Er Sant, é huélet un dra quen triste, e gueméras én un dourne er Sacremant adorable ag en Autær hac én aral limage er Huérhiès Vari, hac e sortias èl-cé ér mæs a guér. A pe arribuas ar vord ur stær vras guet ur béh quer précius, èl ne gavé na pond na bâgue erbet aveit trésein, læn a gonfiance é

pouvoér en hani e zougué hac é protection er Huérhiès santel, a béhani é tougué ehué el limage, ean e guërhas ar en deur èl pe vehé bet ar ur pàué.

Er servitour fidel-men de Zoué, goudé en dout labouret guet quement a fatique aveit conversion en ineaneu durant toste de zeu uiguênd vlai, e chommas clan. Deustou péh quer clan e oé, ean e assistas hoah én office divin dé gouil Maria-creis-Æst, hac ér memb dé-cé, goudé en dout receuet é Sacremanteu dehuéhan, ean e rantas é sperèd eurus de Zoué er blai deuzêc cand seih-ha-hantér-hand, ouaidet a buarzêc vlai ha tri uiguênd.

## RÉFLEXION.

Mar dé eurus en hani e hounit un inean hemb quin de Zoué, nac eurusset e vou en hani en devou convertisset quel liès a inean èl m'en dès groeit sant Yacinthe ! Càramb hun nessan, desiramb é salvedigueah, ha secouramb; revé hur guellout, doh é salvedigueah. Ni e elle hac e zelie ol er gobér, d'er bihannan dré hun example mad. Drès peb-tra, dihoallamb a golle inean hun nessan dré fal solit pé dré hoal-example : péh ur malheur e vehé hennéh ! ha penaus repa-rein un droug, ur hol quer bras !

---

## *En drihuéhvèd dé a vis Æst.*

## SANT JOACHIM.

MAR d'oh devot d'er Huérhiès glorius Vari, inouret sant Joachim hé zad, ha trugairéqueit en Eutru Doué aveit er gloër particuliér en dès receuet er Sant bras-men guet-ou ar en doar hac én nean. Mar dé glorius hac inourable aveit un tad en dout ur hroaidur parfæt, èl m'en disque d'emb er Scritur santel, péh sorte gloër e elle bout comparaget doh hani sant Joachim, péhani en dès méritet, dré é santeleah extraordinær, bout choéget dré bréférance ar en ol Batriarchèd santel, aveit bout tad d'er Huérhiès glorius Vari, er sautellan hac er barfættan e zou bet jamæs.

Joachim e oé guenédicg ag er guér a Nazareth, hac e zé a famille royal David; mæs é famille e oé deit devout peur dré hir-amsér ha dré ur brovidance particuliér a Zoué, pé-

hani ne vennté quet ma vehé bet querènt Salvér er bed ag er gondition dishaval doh é gani.

Biscoah ne oé bet gùélet un dén hamploh, douçoh ha patientoh, na quen intérior ha quer carantéus èl d'on. É yunieu, é vuhé penitand hac é fidélité de bedein, e hroé ma oé admiret guet-en ol ha sellet èl er santellan dén ag é amzér.

Dimécin e ras de santès Anna, péhani e oé ehué er vodestan hac er vertuussan merh e oé neaé ar en doar. Biscoah diméin ne oé bet eurussoh, biscoah deu briéd ne oènt bet gùélet én ur peah caërroh; eurus en eile guet éguilé, ne zesirènt nameit pligein de Zoué hemb quin, hac ou dout er bonheur de huélet er Messi promettet a boudé quéhèd a amzér, ha tremeine e rènt en darne-muihan ag ou amzér ér retrœd hac én oræson, doh er goulenne guet Doué. N'ou doé quet a vugalé, ha ne oènt quet mui én ouaid d'ou dout hemb ur miracle. Doué e hroas er miracle-zé, én un accordein d'on fedenneu ur verh péhani e zelié gobér eurustet ol er bed, ha bout de virhuiquin gloër ur famille quer santel.

Sant Joachim, én ur hanàouet er presant caër, hac en trésor précius en doé receuet ag en nean, e drugairéquas en Eutru Doué, ha dré hanàuedigueah-vad, quentéh èl ma oé deit er Huérhiès Vari d'en ouaid a dri blai, hé honsacras de chervige Doué én tample. Goudé en dout groeit de Zoué er sacrefice ag er péh e hroé é ol joé ha consolation ér bedmen, ne chongeas mui meit a bassein er reste ag é vuhé én oræson, én ur gontamplein noz ha dé é vadeleah hemb som hac é visériçorde.

Aufin, er Patriarche santel-men, ouaidet ar en dro a buarniguênd vlai, ha læn a vériteu, e rantas é inean d'é Grouéour étré divréh santès Anna hac é verh santel er Huérhiès Vari. Discoein e rér hoah hinihue bé sant Joachim d'er berhinderion e ya d'en Doar santel, ér memb ilis é péhani é huélér bé er Huérhiès glorius Vari, bé sant Jojeb hac hani santès Anna, én devâlen a Josaphat.

## RÉFLEXION.

Er græcen extraordinær e receuér bamdé dré intercession sant Joachim, en inour en dès bet de vout tad d'er Huérhiès glorius Vari, Mam de Salvér er bed, er bouvoér en dès étal Jesus-Chrouist, e zou aveit omb ur ræson crihue ha puis-

pant eit hun ingagein de rantein dehou un inour particuliér, d'hur bout recour doh-t-ou én hun dobérieu tamporel ha spirituel.

*Eile Réflexion.* Inouramb openquement-cé hac hum adressamb doh ol er famille santel-men, péhani e gomprenne Jesus, Mari, Jojeb, Anna ha Joachim. Béemb fidel de bedein én ur fæçon particuliér er famille santel-men, aveit ma von perpet peah Doué én hun tyegueaheu. Tadeu ha mameu, goulennet er barfection hac en avistet de gonduie ha de réglein mad hou famille hac hou tyegueah. Bugalé ha servitérion, goulennet er respet, en aboeissance ha fidélité d'er ré e zou laqueit a berh Doué eit commandein ar-n-oh, aveit secour hui-memb de gonservein én ty er reihtæt vad hac er peah.

O na bourraplet-é bout én un ty réglet mad! nac amiaplet-é er gompagnoneah! Péh peah ne gevér inou! É contrel, na poéniusset-é bihuein én ur famille hemb devotion! Ne gleuér inou nameit trous ha brézel, ha ne gavér chanche erbet inou, durant ma pourfit peh-tra én un tyegueah a zougeance Doué.

---

## *En nandêcvèd dé a vis Æst.*

## SANT LOEIS, ESCOB.

Er Sant-men, ny de sant Loeis, Roué a France, ha mab d'er Roué a Sicile, ne gavé quet douçoh pligeadur én é youancquis aveit é leinein livreu devot hac é pedein Doué én ilisieu pé én é gambre. É vodesti hac é zoustér e hroé ma oé câret guet en ol, ha ne vezé hanhuet meit en Æl, avel ma oé én effèd dré é hurtæt ha dré é innoçance. Èl m'en doé ur sperèd luêm hac excellant, ean hum rantas abil én un ouaid é péhani é commance er réral monnet d'er studi.

Én ur blinhuèd bras en doé bet, ean e hroas rô d'hum rantein menah a Urh sant Frangæs, mar pligé guet Doué rein dehou er yehaid. Un nebedicg goudé é dad e hoantas en dimééin de hoér er Roué a Arragon; mæs nitra ne oé bet capable d'hobér dehou changein a résolution, hac èl ne venné quet é dad ma vehé bet menah, ean hum hastas de receu en Urheu sacret aveit renonciein d'en ol chancheu caër ag er bed ha cavouet dré-zé æssoh er moyand d'hum acquittein ag é rô.

Er Pab Boniface eihvéd, én ur gonsiderein é verta hac é vérit extraordinær, en hanhuas Escob ag er guér a Doulous, deustou nen doé hoah nezé nameit deu vlai ar-n-uiguênd. Er Sant, péhani nen doé quin desir meit de gondnie ur vuhé humble ha dissaffar, e broas é ol bossible aveit refuse er gargue-cé; mæs ret-oé bet dehou aboeissein d'er Pab, péhani neoah e accordas dehou en amsér d'hobér profession é Urh sant Françæs. Quentéh arlerh é brofession é oé bet sacret Escob. Er gargue nehué-men ne chervigeas nameit d'hobér splannein muyoh hoah é humilité. Deustou ma oé Escob, ne güittas jamæs é habid a Venah. Partíein e ras hemb tar-dein eit hum rantein én é escobti. Én ur dremeine dré er guér a Sienne ha dré er guér a Florance, ean e logeas é couvandeu ag é Urh, ha ne bermettas quet bout trettet nameit èl er venéh aral, hemb merche erbet a inour.

Receuet-oé bet é Toulous guet ol er solannité e vérité ur Prince, un Escob hac ur Sant. En ol e admiré é vodesti hac é humilité; càret ha respettet e oé guet en dud a ilis, guet en noblance hac er boble.

É hlouëstreu hac é hulé e hum santé ag é beuranté a venah. Rein e ré d'er beurerion ol é ranteu, én ur hoarne hemb quin eit-ou er péh e oé necessær eit hum antretenein avel ur menah peur. Liès é visité er brisonnerion hac er beurerion clan; ou hovessat, ou honsolein hac ou secour e ré dré é aléoneu. Ne dardas quet ehué a hobér é visit dré é ol escobti, hac é peb léh é lausquas merchen ag é garanté aveit é boble, ag é sourci a vugul spirituel hac ehué ag é santeleah. Convertissein e ras, dré é berdégueu ha dré é example, hil-leih a Juiffed hac a hérétiquèd, hac é creis é labourieu apos-tolique ne vihannas nitra ag é vortefications ordinær.

Mæs er Sant-men e oé ur fréhen rai annen aveit en nean, eit bout lausquet pèlloh ar en doar. Chomme e ras clan, ha deustou péh quer gloane en hum gavé, ean e re-ceuas er gommunion ar é zeulin. A pe oé preste de verhuel, ne cessé a larèt en *Ave Maria*, doh hum recommandein d'er Huérhiès santel, é péhani, arlerh Jesus-Chrouist, é oé é ol gonfiance. Merhuel e ras er blai deuzèc cand seitèc-ha-puar-uiguênd, deu vlai arlerh ma oé bet groeit Escob, ouaidet a huar blai ar-n-uiguênd hemb quin.

### RÉFLEXION.

N'hum gontantamb quet a admirein vertuyou er Sænt; chongeamb open a guemér scùir ar nehai. Er Prince santelmen en dès bet én é vuhé purtæt un ÆEl, ur vodesti, un doustér, un devotion hac un humilité admirable; renonciet en dès bet de hloër er bed ha d'é bligeadurieu, aveit conduie ur vuhé humble ha mortefiet; bihuet en dès bet avel ur peur, aveit soulagein ha pinhuiquat er beurerion. Ne vanque quet d'emb exampleu caër ha santel aveit hun dougue d'er vertu; mæs, allas! er hourage hac er volanté vad-é e vanque d'emb.

---

## *En uiguêndvéd dé a vis Æst.*

### SANT BERNARD, ABAD HA DOCTOR AG EN ILIS.

SANT BERNARD, guenédicg a Vourgogne, hum ras ol, én é youaucquis, d'er studi ha d'en devotion. En desir bras en doé de hoarne é huerhtæt e hroé dehou quemér ur sourci bras de zihoalle doh é squênden. Un dé neoah ean e arrestas é zeulegad ar ur voès dré un tamicg curiosité; mæs quement a guæ en doé bet quentéh a guement-cé, ma hum daulas én ul lennad deur, é creis er gouyan, aveit gobér penigen ag er faute-zé. En dangérieu e gavé ér bed e hroas dehou quemér er résolution d'er huittat aveit conservein é innoçance. Inspirein e ras er memb desir de hilleih a dud youancq péré e yas guet-ou, én nombre a dregond, eit hum offrein de sant Stephan, Abad a gouvand Citeaux, péhani ou receuas guet hilleih a joé. Bernard e vihuas inou én ur grèd bras; hac aveit hum accouragein muyoh-mui, ean hum interrogé lies ean-memb én ul larèt: *Bernard, perac en e hès-té quitteit er bed? nen dé eit hum rantein Sant-é? Laboure enta eit hum santefiein.* Er burtæt ag é galon, é humilité hac é vortefication e hroé dehou santein un doustér vras én oræson; hum bligein e ré ehué én occupationeu izellan hac é hobér el labourieu poéniussan ag en ty.

Er houvand-cé er venéh, eit hum antreteneïn, e labouré ind-memb ou doar: hâdein ha medein e rènt en æd e chervigé dehai d'hobér ou bara. Èl ne gavas quet a propos er

Supérior laquat Bernard, de gource en æst, de vedein guet er venéh aral, rac n'er havé quet capable de guement-cé, er Sant e boulennas guet Doué er græce m'en devehé pliget guet-ou rein dehou en nerh hac en adresse de ellein gobér er memb labour guet er réral; hac er blai arlerh é oé bet ghélet é vedein quer-clous èl banni hac é monnet memb é raug er réral. Goudé bout bet laqueit de vout Abad é Clervaut, ean e gresquas é vortefcationeu. Quer biban a bouste e guemeré ér péh e zaibré hac e ivé, ma ivas un dé, hemb chongeal, yvle é léh deur, hemb er santein memb durant ma oé doh en ivèt. Perdègue e ré guet ur vertu péhani e douché hac e honnié caloneu en ol. Un nombre quer bras a dud youancq, goudé en dout cleuet é berdégueu, e gùitté er bed aveit bum dennein ér houvandeu, ma oé bet obliget d'hobér seuel én é amzér eih uiguênd couvand.

Mæs nitra ne ziscoa d'emb sclærroh é vérit extraordinær hac é santeleah vras, eit er chervigeu bras hac hemb fin en dès bet rantet d'en Ilis. Assistet en dès bet é mar-a-goncile é péré é vezé perpet héliet é avis. Feahet ha méhequeit en dès bet un nombre bras a hérétiquèd. Er Pabèd hac er Rouanné e houlenné conseil guet-ou hac er hargué ag en affærieu a vrassan conséquance. Partout é oé hanhuet en sol a beah ha soutén en Ilis.

É creis er foul bras-cé a occupationeu hac a labourieu, ean e gomposas livreu caër é péré é admirér é spécial é zevotion tinér é andret er Huérhiès glorius Vari; biscoah ne oé bet gùélet ur servitour devottoh de Vari, na sourciussoh de zougue en ol d'er memb devotion.

Anfin er Sant bras-men, goudé bout bet un example caër a vertu, goudé en dout refuset er hargueu quetan ag en Ilis, istimet, respettet hac admiret guet en ol, e varhuas avel ma varhue er Sænt, é Clervaut, étré divréh é venéh, er blai uinêc cand tri-ha-hantér-band, ouaidet a dri blai ha tri uiguênd.

## *Aviseu spirituel sant Bernard.*

1. Ha nen dé un dra terrible ma tehé mab-dén, ur prean doar, de vout orgueillus ha bras d'en taul, arlerh m'en dé bet deit un Doué de hum humiliein!

2. Na préciusset-é en humilité, péhani e denne ar-n-amb græceu Doué!

3. Sel-mui ma clasque en inean hé honsolation é mesque inourieu ha digueoreu caër er bed, sel-bihannoh a gonsolation e receuon guet Doué.

4. Sel-mui ma labourér aveit Doué, sel-mui é santér a nerh hac a gourage.

5. É peb amzér é teliamb chongeal ér marhue, a pe dostamb dehou é peb momand.

6. Arlerh Doué, me ol gonfiance e zou é Mam Doué.

## RÉFLEXION.

Sant Bernard e oé croaidur ha servitour fidel d'er Huérhiès glorius Vari; labouret en dès ehué aveit hé gloër durant é vuhé, hac el livreu en dès composet e zou carguet ag hé mêlationeu. Ol é teliamb bout serviterion d'er Huérhiès Vari hac hum sellet èl hé bugalé, quer-clous èl sant Bernard, a p'en dé gùir en hé dès aveit-omb calon ha tinérdæt ur vam; mæs nen d'omb, allas! nameit bugalé dinatur ha serviterion diffidel; rac mèn é ma hur purtæt, hun humilité hac er vertuyeu aral péré e zelie hur rantein haval doh ur vam quer pur ha quer santel?

---

## *En unan-ar-n-uiguênd a vis Æst.*

## SANT EUSÈB, BÉLÊG.

EUSÈB, guenédicg a Rome, goudé en dout tremeinet é youancquis én un devotion vras, e hum rantas dén a ilis. Goudé bout bet groeit Bélêg, ean e laquas de dalhouet en donæzoneu caër en doé receuet ag en nean, én ul labourat aveit gloër en Eutru Doué ha salvedigueah é nessan dré é berdégueu ha dré é instructioneu læn a vertu hac a nerh.

En Ampeleur Constance, péhani e oé un hérétique obstinet, e bersécuté én amzér-zé er Grechénion fidel guet quement a grueldæt, ma hroas merhuel hilleih a Escobèd hac a Vêlean santel, ha divroein un nombre bras aral. Er bersécution-zé ne viré quet doh Eusèb a berdègue perpet hac a instrugein hemb cesse er boble aveit er goarantein doh trompèreah ha fal greden en hérétiquèd.

Officerion en Ampeleur e hroas en arrestein hac el laquat én ur prison quer stréh ha quer yein que nen doé quet léh d'hum droein, ha chomme e ras inou èl-cé hemb guellout

anéein durant seih mis amzér; mæs deustou péh quer bras e oé en diæzemant-cé hac er boén e souffré, é oé attàu coutant ha joéius én é gaptivité. Èl nen doé nitra libre nameit é galon hac é déad, ean e broas un implé mad a nehai: é déad e oé casi perpet occupet é vélein hac é hlorifiein en Eutru Doué; hac é vrassan sourci e oé seuel é galon trema Doué, hum antretenein guet-ou ér gontamplation, offrein dehou é souffranceu, ou andur guet caranté hac ou joéntein doh souffranceu é Salvér adorable, aveit gloër péhani en en devehé caret scùille en dapen dehuéhan ag é oaid.

Goudé m'en doé anduret durant seih mis un diæzemant quer bras, é pligeas guet Doué en délivrein, doh er galhuein aveit monnet de jouissein d'en nean a liberté santel hac a gonsolationeu éternel en ineaneu eurus. Merhuel e ras er blai tri hand seih-ha-hantér-hand. Ur Bélég vertuus, hanhuet Oros, e gueméras er sourci d'el lieinnein ha d'en interrein, hac e scribuas er honzeu-men ar é vé : *Amen é repose Eusèb, dén revé calon en Eutru Doué.*

RÉFLEXION.

Eusèb e oé un dén revé calon en Eutru Doué. Peb crechén ehué e zelie bout un dén revé calon en Eutru Doué. De Zoué oh dré bep sorte ræsonieu; hou crouéet en dès, hou conservein hac hou coalhein e ra é peb momand ag é faveurieu. P'en d'oh de Zoué, hou ç'obéreu, hou chongeu, hou conzeu e zelie bout aveit Doué. Er mæstre ag ur buèn e zelie en dout er fréh a nehi. Consideret ha hui e zou é gùirioné un dén revé calon en Eutru Doué; pihue e chervigel-hui? Aveit pihue é hroet-hui er péh e hroet? Péh intantion e hoès-hui én hou labour? Martezé ne chonget, én ul labourat, nameit a hounit er moyand de vâguein ha d'antretenein er horve-cé læn a gorruption hac a vreinnadur. O guet a labour hac a boén hemb pourfit erbet aveit oh, ha collet eit un éternité, rac ne veint quet recompancet, manque a vout bet offret de Zoué hac a vout bet groeit aveit é hloër!

Mar falle d'oh enta bout un dén revé calon en Eutru Doué, sàuet liès én dé hou sperèd hac hou calon trema Doué; conzet mar-a-huéh a Zoué: a pe gàrér unan-benac en hum bligér é conze hac é cleuèt conze a nehou; anfin groeit ol hou labourieu én intantion de bligein de Zoué.

## *En elle dé ar-n-uiguênd a vis Æst.*

## SANTÈS CLÆR A VONFALCO, Guérhiès.

ER Santès-men, guenédicg ag er guér a Vonfalco én Italie, ne gavé quin pligeadur, d'en ouaid a bnemb plai, nameit é pedein Doué. N'hé doé hoah meit huéh vlai a pe boulennas ha m'hé doé bet permission quet hé hérènt de monnet én ur houvand a léannésèd sant Augustin. Læn a joé a vout bet receuet én ur guemunauté quer santel, hi e gommanças a nezé de virèt er memb règle èl el léannésèd guet ur grèd quer bras, ma oènt bet ol souéhet. Diæz-é comprenein penaus en en devehé bet ur verhicg quen distér er hourage ha memb er chonge de hum vortefiein avel ma hroé.

En desir bras hé doé de souffrein eit Jesus-Chrouist e hroé dehi pratiquein mortefiationeu estrange : hé gulé e oé en doar nuah pé er planche, er mangoërieu ag hé hambre, lihuet guet hé goaid, e ziscoé er rustoni guet péhani hé castié hé horve innoçand ha pur. Ordinæremant é vezé ar bassion hur Salvér hé hroé oræson; contamplein e ré, noz ha dé, é garanté hac é vadeleah infini, d'en dout anduret aveit er béherion poénieu quer bras ér Jardrin olivèd hac ar er manné Calvar.

Un inean quer santel ne ollé quet manquein a vout aproquet dré en trebil, èl m'en dé eneur dré en tan. Souffrein e ras durant uinêc vlai ur séhour bras én hé oræsoneu, hac open hoah tantationeu cruel; caër hé doé ouilein hac hirvoudein, ha cresquein memb hé fenigenneu, haval-oé guet-hi perpet hé oé abandonnet guet Doué. Anfin en Eutru Doué e rantas dehi er peah, hac e broas dehi santein er reste ag hé bubé un doustér spiritual péhani e rejouissé hé halon.

Quentéh èl m'hum santas clan, hi e receuas hé Sacremanteu dehuéhan, penaus benac ne ziscoé quet bout clan bras; ha goudé hé dout ingaget hé hoérezèd d'en dout ur garanté tinér doh Jesus-Chrouist ar er groéz, hi e varhuas èl ma varhue er ré juste, er blai trizêc cand eih, ouaidet ar en dro a dri blai ha tregond.

Goudé hé marhue hé oé bet digueoret hac é oé bet cavet én hé halon instrumanteu er bassion merchet mad, ur groéz ha

tri tache : er brud e yas dré guér hac en ol e ridas d'er hou-vand àveit gùélet un dra quer miraclus. Rapportet-é ehué penaus é oé bet cavet én-hi tair bouteillicg ingal é pouis hac é brastet, hac a béré peb-unan d'hé zu e bouisé quement é hunan èl ma pouisènt ou zair assamble. Quement-cé e oé bet sellet èl ur figur pé limage admirable ag en Drindèd santel, de béhani en hé doé ehué un devotion particuliér.

## RÉFLEXION.

Er Santès-men e hroé ordinærement méditation pé oræson ar bassion hur Salvér. Er Scritur sacret hac en Tadeu santel ag en Ilis hun ingage d'hobér ehué liès méditation ar er memb tra. En obligation infini hun nès de Jesus-Chrouist d'en dont hur prenet én ur scùille é Oaid précius aveit omb, hac en hanàuedigueah vad e zeliamb dehou eit ur faveur quer bras, e zelie hun ingagein de gontamplein é souffranceu aveit comprenein er vrastet ag é vadeleah hac ag é garanté én hun andret hac aveit en trugairéquat. Open quement-cé, en avantage e gavamb é hobér méditation ar souffranceu Mab Doué e zou quer bras, m'en dès disclæriet unan-benac ag en Tadeu ag er vuhé spirituel penaus gobér méditation ar bassion Jesus-Chrouist, e zou pourfitaploh d'un dén eit nen dé yune ar vara ha deur.

N'hum goutantamb quet a gonsiderein hemb quin er boén extérior en dès bet anduret Jesus-Chrouist, chongeamb hoah én é boénieu intérior. Antréamb én é Galon aveit con-siderein inou guet péh caranté, guet péh santimanteu inté-rior, en en dès anduret, aveit allume én hur haloneu er santimanteu e zelie laquat én-amb é souffranceu. Par-exam-ple, én ur gontamplein Mab Doué ér jardrin olivèd, é péh léh é huizas en deur hac er goaid, consideramb é boén in-térior, en dristedigueah hac affliction e santas én é inean, én ur sellet doh en nombre hac er vrastet ag hur péhedeu, aveit péré en hom buélé carguet d'hobér satisfaction, hac allumamb nezé én hun inean santimanteu a hlabar hac a gontrition ag er péhedeu hun nès bet commettet inemb de Vajesté souveræn un Doué.

A pe gontamplehemb en tourmanteu hac en anjulfeu e souffras hur Salvér Doué durant é bassion, consideramb é batiantæt. Ean en doé er bouvoér de bunissein ar en tâche é

anemisèd ; souffrein e ras neoah hemb hum glemme, avel un oén innoçand. E example e inspirou d'emb santimanteu a batiantæt, a pe vehemb anjuliet, goal-drettet, persecutet.

Én ur gontamplein hur Salvér adorable é verhuel ér groéz, consideramb en en dès reit d'emb dré-zé ur merche ag er vrassan ha berhuidantan caranté e zou bet jamæs. Allumamb nezé én hun inean santimanteu a garanté doh un Doué péhani en dès vennet ean-memb merhuel aveit hun délivrein ag er marhue éternel. Goudé m'en dès souffret quement eit omb, ha ni e elle hur bout doutance erbet ag é garanté aveit omb? hac ellein e ramb-ni refuse dehou hur halon hac hur haranté ?

---

*En drivèd dé ar-n-uiguénd a vis Æst.*

## SANT PHILIPPE BENITI.

**En Sant-men, guenédicg a Florance, e hoarnas én é youancquis, ha bet er marhue, portæt un Æl dré é vorte-ficationen continuel ; hac én amzér memb ma oé é hobér é studi, ean e zouguas, dré é vuhé devot hac examplus, ul lod caër aral d'en devotion.**

**Goulenne e ré, dré bedenneu gredus, er græce de ha-nàouet é vocation, de larèt-é, er stad a vuhé de béhani é oé galhuet guet Doué. Ur huéh surtout ma oé chommet de be-dein pêl én noz ha de suplieìn er Huérhiès glorius Vari d'ob-tenein aveit-ou er græce-zé, en en doé bet ur vision é péhani er Huérhiès santel, én ur apparissein dehou, e or-drénas dehou antréein é urh en Tadeu Servitèd. Ne oé hoah nezé meit puemzêc vlai a houdé ma oé bet instituet en Urh-cé, péhani en dès reit quement a Sænt d'en Ilis, hac e zou quer respettable dré er brofession particuliér e hroér én-ou de chervigein Mam Doué ha d'hé inourein én ur fæçon particuliér. En Urh-cé e gommanças ar vanné Senario, tair leàu doh Florance, é péh léh seih dén devot hum dennas dré zevotion eit chervigein Doué inou assamble, édan protection er Huérhiès Vari, de béhani en hum hlorifiènt a vout servite-rion. Philippe Beniti e hum laquas é compagnoneah er Venéh-cé hac e gonduyas ur vuhé mortefiet ha ruste bras, mæs ehué forh douce dré er méditation hac er gontamplation a bassion hur Salvér.**

É hrèd aveit salvedigueah en ineaneu e broæs dehou ba-léein hilleih dré ol en Europe ha dré lod ag en Asie, én ur berdègue en Aviél, hac é peb léh é institué congrégationeu én inour d'en Intron-Varia a druhé.

Goudé bout bet groeit Supérior general ag é Urh, é vérit extraordinær hac é santeleah e rantas é Urh brudet bras, ér fæçon ma té tud a bep léh aveit receu guet-ou en habid a Religion, hac hilleih a guérieu e houlennas ou dout ag é ve-néh. Casse e ras ehué lod a nebai de Scithi, eit perdègue d'en huguenaudèd.

Arlerh marhue er Pab Clémant puarvèd, er hardinalèd hum assamblas aveit choége ur Pab aral, ha lod a nebai e oé disposet de rein dehou ou boéhieu, a gaus d'é avistet ex-traordinær. Quenléh èl ma cleuas quement-cé, ean e yas de guh ar ur manné toste de Sienne hac e chommas inou bet que ne oé bet reit ur Pab nehué d'en Ilis, péhani e oé bet Gregoër dêcvèd. Ar er manné-cé, péhani e hanhuér *Mon-tagnat*, é huélér hoah bermen ur poul-deur hanhuet *deur sant Philippe*, ha credein e rér é ma dré vériteu er Sant-men en en dès en deur-zé er vertu de huellat de hilleih a glinhuédeu.

Anfin, én é glinhuèd dehuéhan, goudé en dout receuet é Sacremanteu, ean e houlennas é livre, péhani e oé é grucefi, ha doh hé bocquein, doh hé sterdein doh é galon, ean e rantas é inean d'é Grouéour er blai deuzèc cand puemb-ha-puar-uiguênd.

## RÉFLEXION.

Er Sant-men e hanhué er grucefi é livre; ræson en doé, rac doh er studial, doh er honsiderein, doh er hontamplein-é en en doé disquet siance er Sænt. Nen dé quet hemb quin sant Philippe Beniti, mæs hilleih a Sænt aral en dès hanàuet penaus en ou dès disquet mui doh troèd ur grucefi aveit én ol livreu ha dré ou ol studi.

El livre santel-men e zou digueor d'en ol, ha peb-unan e elle leine én-ou, er ré ne houyant quet leine, er ré nen dint quet abil, èl er ré abillan. Ne verne pihue-oh enta, queméret liès hou crucefi; hum adresset doh hur Salvér ado-rable guet confiance, ne verne é péh stad en hum gavet; ne verne ha hui e zou affliget, pé ha hui e zou tantet, pé ha hui e zou ambarrasset hac én doutance, ha hui e recenou guet-ou nerh, sclærdér ha consolation.

Consideret liès en exampleu bras a humilité, a baliantæt hac a bep sorte vertuyeu; mæs drès peb tra ag ur garanté hemb par en dès reit d'oh Jesus-Chrouist hou Salvér. Consideret petra en dès groeit ha souffret aveit oh durant é bassion, ha hui e gomprenou petra e zeliet gobér, ha pégnement é teliet souffrein dré hanàuedigueah-vad ha dré garanté aveit-ou; hui e gomprenou penaus nen d'oh quet mui d'oh hou ç'honan, mæs d'en hani e zou marbuet aveit oh hac en dès reit ur bris infini aveit paiein hou rançon.

---

## *Er buarvèd dè ar-n-uiguènd a vis Æst.*

## SANT BARTELEMI, Apostol.

En Sant-men, guenédicg a Galilé, e oé pesquour dré stad. Quentéh èl ma oé bet galhuet dré Jesus-Chrouist, ean e gùittas peb-tra, ha ne chongeas quet mui a glasque er péh en doé qùitteit. Quement a bligeadur e gavé é clenet é instructioneu, ha quen touchet e vezé é galon, m'en helié partout. É oé guet Jesus a pe huellas de servitour er Çanteniér é Cafarnaüm, a pe ressuscitas mab en intanvès a Naïm, a pe huellas en dén positet, dal ha mud, a pe changeas en deur é gùin én un æreden é Cana é Galilé; én ur guir, Jesus-Chrouist ne hroas quet calz a viracleu é publique hemb nen dé bet er Sant-men teste a nehai.

Èr partage e hroas en Apostolèd étré d'hai ag en ol cartérieu ag er bed, aveit monnet de berdègue en Aviél hac instrugein er bed antiér, é oé bet destinet de sant Bartelemi, aveit é lod, er hartér a Licaonie, a Albanie, en Indre-sàuheaul hac en Arménie. Casse e ras guet-ou en Aviél, péhani e oé déja scrihuet én hébrus dré en Apostol sant Mahen. É quement léh ma passé ne ispergné na poén na fatique aveit instrugein er boble, hac en nombre bras a gonversioneu e hroas é peb léh, ne oé quet bet er bihannan ag er miracleu e hroas én é amzér.

É vuhé santel ha désinteresset, querclous èl er burhuden e hroé, e gassas quentéh er brud a nehou partout. Ne vesé galhuet mui nameit Apostol er gùir Doué hac en dén a viracleu. Er Roué ag en Arménie, péhani en doé ur hroaidur affliget, goudé en dout clenèt conze a nehou, en doé bet un

desir bras d'er gùélet, hac e gassas d'er blasque. Quentéh èl ma antréas er Sant é palæs er Roué, é oé bet gùelleit d'er hroaidur. Er Prince, aveit er recompancein, e offras dehou presanteu caër; mæs en Apostol santel e ras dehou d'antand penaus nen dé quet de glasque eur nac argand, mæs salvedigueah é inean ha conversion é boble. Donnet e ran, em'ean, aveit gobér d'oh hanàouet er gùir Doué, péhani en dès crouéet en nean hac en doar, péhani hemb quin e vérite hur respet hac hur haranté. Er Sant e instrugeas er Roué hac en dud ag é balæs, hac arlerh ind e receuas ol er Vadiènt, ha deuzêc ag er hérieu principal ag er ranteleah e hélias example er Roué.

Ministrèd en idolèd, é huélet un nombre quer bras a dud é renoncieín d'ou faus divinitéeu dré instructioneu en Apostol-men, en doé bet recour doh er Prince Astiagès, péhani e oé un idolâtre superstitius bras. Hennen e gondannas sant Bartelemi de vout digourhennet é bihue. Deustou péh quer cruel e oé bet é dourmant hac é boén, ean e souffras hemb hum glemme; hac èl ne cessé attàu a larèt é oé Jesus-Chrouist gùir Doué, en tyrant-cé e ordrénas ér fin er hruceficin. É gorve santel e oé bet casset de Venévant hac arlerh de Rome, é péh léh en er goarnér hoah guet ur respet bras.

## RÉFLEXION.

Sant Bartelemi, en ol Apostolèd hac un nombre hemb fin a Sæent en dès bet souffret er martyr; nen dès Sant erbet hemb nen dès souffret ér bed-men; Mab Doué ean-memb en dès bet douguet é groéz; ne chonget quet bout exant hui hou ç'hunan. Er groéz, er souffrançeu, en afflictioneu e zou en hènt royal d'en nean, dré béhani en en dès passet ol er Sæent; farie e rehet, mar clasquet un hènt aral. Ne hum goutantet quet a inourein er groéz ar en autærieu, quement-cé nen dé quet assès aveit bout salvet, requis-é open quement-cé douguein hou croéz.

Ret-é douguein er groéz hac hé douguein èl m'en dès groeit Jesus-Chrouist hac er Sæent: sant Bartelemi e andure hemb hum glemme bout digourhennet é bihue, ha mar prononce ur guir henac, n'er groa nameit aveit mêlein ha glorificin Doué, hac en trugairéquat ag er græce e ra dehou de souffrein dré garanté eit-ou. Ne demalle quet d'en tyrant na

dé vourreàuïon ou ingratitud hac ou hrueldæt; ne chonge meit a labourat eit salvediguéah en ineaneu, doh ou instrugein ar lézen Doué bet é zebuéhan huannad.

Ol er Sænt en dès bet tennet ur pourfit bras ag ou foénieu, doh ou andur guet patiantæt ha guet resignation dė volanté Doué; laqueit ou dès ou souffranceu doh troèd croéz hur Salvér, hac inou hemb quin én ou dès clasquet ou honsolation.

Jesus-Chrouist, é verhuel ar er groéz, e ellé punissein ar en tache é vourreàuïon, ha neoah ean e bedas é Dad éternel d'ou fardonneia; ancoéhat e ré en anjulieu hac en outrageu e receué guet-hai; ancoéhat e ré ė oé ind e oé el laqué d'er marhue, aveit chongeal é varhué aveit-hai, eit ou frenein hac ou salvein. Chetu é péh fæçon en en dès souffret Jesus-Chrouist hac er Sænt : chetu azé é péh fæçon é teliet souffrein, inean crechén.

---

## *Er buemvèd dé ar-n-uiguênd a vis Æst.*

## SANT LOEIS, ROUÉ A FRANCE.

SANT LOEIS, seùir ha miloër er Rouanné, e gollas é dad d'en ouaid a uinêc vlai. Er Rouannès Blanche, é vam, princès devot ha vertuus, e gueméras hi-memb er sourci ag é instruction hac e inspiras dehou abret dougeance Doué, Roué er Rouanné. Lièr hi e laré dehou : me mab, deustou péguement en hou câran, gùel e vehé guet-n-eign hou cùélet é verhuel aveit é colle hou ç'innoçance dré ur péhèd marhuel hemb quin. Er honzeu-zé e antréas quen dôn én é galon ma larér penaus biscoah ne gommettas péhèd marhuel erbet.

D'en ouaid a buemzêc vlai ean e lausqué a costé en divertissemanteu er ré permettettan, aveit hum rein d'en oræson ha d'en excelciceu a zevotion.

Deit d'en ouaid a uiguênd vlai, n'hum bresanté occasion erbet de ranteia justice, de soulagein er boble pé de excercein er garanté, hemb n'hé receué guet joé. En ol e oé souéhet é huélet ur Roué youancq ha quer puissant é vihuein én é balæs guet un devolion péhani e vehé bet admiret én ur houvand er réglettan. Lieu a zisprisance aveit er bed, ean e gommançar hum zisobér a bep sorte braguerie én é habideu;

donguein e ré ur hrouis-ran, ha pratiquein e ré penigenneu aral rustoh. Peb plai, gùinér-er-groés, ean hum ranté ér Chapél-santel é Paris, é péhani é hoarnér un tam a Huir-Groés hur Salvér. Inou, guet é habideu royal hac é gourôn ar é bèn, é esposé ean-memb er Groés eit bout inouret dré er boble. Arlerh quement cé, é bèn disolo hac é dreid noah, ean e laré é beden ar é zeulin, guet hilleih a zareu, hac e vocqué d'er Groés santel guet un humilité péhani e douché caloneu en ol.

Doh hum acqùittein quer reih a ol devérieu ur brechén devot ha parfæt, ean e accomplissé perhuéh-mad en ol devérieu ag é gargue, ha rein e ras ehué merchen ag é gourage hac ag é vaillantis. Mar boé brésel, mar boé requis combattal, ean hum gavé perpet é pèn en armé, péhani e gommandé ean-memb; ha rac-cé é oé quen intimet guet er soudardèd èl ma oé câret guet é boble.

En displigeadur en doé é huélet en Turquèd mistre ag en Doar santel, e hroas dehou seuel un armé vras ha puissant aveit ou chasséein ag inou. Quentéh èl ma arribuas én Egypte, ean e feabas er Sarrazinèd, hac e gueméras er vrassan quér ag er vro. Mæs èl ma oé bet distruget el lod muihan ag é armé dré er hlinhuédeu, é oé bet queméret ha groeit prisonnér. Én é gaptivité, ean e vihué é peah, èl pe vehé bet én é balæs, hac e braliqué é zevotioneu revé é gustum. En aboeissance humble en doé d'er péh e houlenné providance en Eutru Doué, péhani en doé permettet quement-cé, e hroé é ol gonsolation. Er Sarrazinèd e admiras er hourage guet péhani é refusas gobér én é brison, ha memb guet dangér a golle é vuhé, un dra e houlennènt guet-ou, contrel d'é inour ha d'é gouciance. Arlerh en dout hum accordet guet-hai eit é rançon, é oé bet laqueit é liberté ean hac é armé. Goudé bout distroeit de France ean e gresquas é zevotioneu : open er yunieu ag en Ilis, ean e yuné peb gùinér durant er blai; gobér e ras ordrénanceu aveit er respet deliet d'en ilisieu; dihuenne e ras en touïadelleu hac er blasphémeu, én ur ordrénein toullein téad er vlasphémerion guet un hoarne rû. Bamdé é cleué dihue overen guet un devotion santel, péhani e oé un efféd ag é fé hac ag é garanté eit Jesus-Chrouist. Un dé ma oé bet laret dehou, é creis en overen, penaus ma apparissé Jesus-Chrouist én hosti é

forme ur hroeidur, hemb arsàne a bedein, ean e rescondas : *credein e ran ferme é ma Jesus-Chrouist én hosti : nen dé quet necessær m'er güélein.*

Én ur gleuèt larèt é péh stad truhéus en hum gavé er grechénion én Doar santel, ean e gueméras er résolution de monnet hoah d'inou guet é armé, én drespet d'er bihan a goutantemant en doé bet er huéh quetan, aveit gobér un eile güéh é ol bossible eit lemel er vro-cé a zan puissance en huguenaudèd.

Er Brincèd e hroas ou fossible eit en distroein; mæs dré ma credé é houlenné Doué quement-cé guet-ou, ne oé bet nitra capable d'en arreste. D'en dé quetan a vis gourhelin, er blai deuzêc cand dêc-ha-tri-uiguênd, ean e ambarquas guet é armé hac é zeu vab, ha guet en darne-muihan ag en Duchentil vrassan ag é ranteleah.

A pe arrihuas el lestri é Tunis, er Sarrazinèd, péré e hoarné bord en aud, hum dennas én ou rauc; mæs er vocen, péhani en doé hum laqueit én armé a France, e zistrugeas hilleih a dud. Quement-cé e obligeas er Roué, péhani hum santé clan ean-memb, de ordrénein sauvein er reste ag é dud. Arlerh quement-cé ean e galhuas é vab Philippe, péhani e zelié bout Roué ar é lerh é France, hac e hroas en instruction-men dehou :

1.° Me mab, recommandein e ran d'oh càrein Doué a greis hou calon; beah perpet disposet de verhuel quêntoh eit commettein ur péhèd marhuel.

2.° Chonget liès é Doué, ha n'aucoéhet quet en hou chéle é peb léh.

3.° Cheleuet en office divin guet devotion, ha drès pebtra en overen.

4.° Mar degasse Doué un affliction benac d'oh, trugairéqueit-ean, én ur chongeal en e hoès-bi méritet aveit hou péhedeu.

5.° Ne bermettet jamæs ma vou goal-gonzet ag en nessan én hou presance.

6.° Mar da ur ré-benac de vlasphémein hanhue santel en Entru Doué, ne lausquet quet er hrime-cé hemb punition.

7.° Trugairéqueit Doué ag en ol madeu e ra d'oh, hac aboeisset d'er péh e houlenne é brovidance.

Nesé, gondé en dout recenet é Sacremanteu dehuéhan ; ean e varhuas én ur peah bras, er blai deuzêc cand dêc-ha-tri-uiguênd, d'en ouaid a buemb plai ha hantér-hand. É vab Philippe e zegassas é France é reléguen, péré e oé bet douguet é triomfle de ilis Sant-Denis.

## RÉFLEXION.

Mam sant Loeis e laré dehou liès : me mab, hou cârein e ran guet tinérdæt ; mæs neoah gùel-vehé guet-n-eign hou cùélet marhue, aveit é colle hou ç'innoçance dré ur péhèd marhuel hemb quin. Er honzeu-zé e chommas quen dôn én é galon, que ne gommettas péhèd marhuel erbet durant é vuhé. Ha chonget e hoès-hui jamæs a rein er sorte instruction-zé d'hou pugalé ?

*Eile Réflexion.* Péh intantion purroh ha santelloh eit hani sant Loeis ér brézel e hroa aveit gloër Doué d'en anemisèd ag en hanbue a grechén ! Neoah, na bihannet a fin-vad en dès ean bet ! Doué e venné m'en devehé bet commancet er brézel-zé, ha ne houlenné quin guet-ou. Santefication er Prince e zelié bout er fréh principal ag er brézel-cé ; é gaptivité e zou bet pourfitaploh aveit-ou, eit ne vehé bet er victoër. Ne istimamb quet enta er mérit ag en œvreu dré er fin-vad pé fal ou dès. Ne glasquamb nameit gloër Doué én œvreu mad e hroamb ; ha ne verne petra e arrihuou, béemb coutant. Doué e selle, drès peb-tra, doh en intantion ; en droug hac er mad e secoure doh avantage er ré e gâre en Eutru Doué.

*Tairvèd Réflexion.* Sant Loeis e drézas er mor hac e yas d'ur vro pêl aveit secour er grechénion én ou sclavage ; merhuel e ras inou hemb hum glemme, hemb rein en disterran merche a chagrin, én un adorein providance en Eutru Doué, péhani e ziscoé bout ruste én é andret ; é ol gonsolation e oé pligein de Zoué ha gobér dehou er sacrefice ag é vadeu hac ag é vuhé ; ha hui, crechén diffidel, a pe ne arrihue quet en treu èl ma falle d'oh, en hum laquet d'hum glemme, de vurmurein, ha martezé de vlasphêmein, én ur houlenne hac ean e zou juste en Eutru Doué. En hum humiliet, hui péhani nen d'oh nameit doar ha ludu, ha disquet guet sant Loeis receu guet Doué ol er péh e blige guet-ou rein d'oh, mad ha fal, hac er mêlein é peb amzér hac aveit peb-tra, én hou malheur èl én hou ponheur.

*En huéhvéd dé ar-n-uiguénd a vis Æst.*

## SANT ARMEL, ABAD.

SANT ARMEL e oé gannet én Angletèr, a guérènt forh inourable dré on noblance. Laqueit-oé bet étré deourne menéh aveit gobér é studi, hac èl m'en doé hilleih a sperèd hac ur galon excellant, ean e avançás quement, ag é vlaïeu quetan, ér siance hac ér vertu, ma has quênt-pêl é rauc é ol gansortèd, péré er sellé a nezé avel ur mæstre, hac er respetté avel ur sant. Armel, én ur hobér un dé méditation ar er honzeu-men e lare Jesus-Chrouist én Aviél : *Pihue-benac ne renoncie quet de ol er péh en dès, ne elle quet bout men disciple*, e gueméras er résolution ferme de güittat tout aveit bout aquêrh de Zoué. Abandonnein e ras én effèd, quentéh arlerh, é vro, é guérènt hac é vadeu, aveit donnet é Bretagne guet un nebedicg camsortèd aral péré e vennas en hélie. Doarein e ras én escobti a Sant-Pôl-a-Léon, é péh léh é sàuas ur houvand é péhani é vihuas guet er hansortèd-hont én ur benigen forh-ruste hac én ur sourci continuel a bligein de Zoué hemb quin. El léh é péhani é oé er houvand-cé e zou hinihue en dé ur barræs e hanhuér hoah, a gaus dehou, Plou-Arzel. Inou é tremeinas mar-a-vlai én ur fæçon quer santel, ma accordas Doué dehou en donæzon d'hobér quement a viracleu, ma has er brud a nehai bet Childebert, péhani e oé nezé Roué é France. Er Prince-zé, souéhet é cleuèt conze a Armel hac ag é viracleu, e ordrénas dehou donnet d'er havonet; hac er Menah santel, péhani e chongé penaus én ur aboeissein d'er Roué, é oé de Zoué ean-memb é aboeissé; hum rantas d'er péh e houlenné er Roué guet-ou. Armel e gondoyas, durant huéh vlai, é palæs Childebert ur vuhé quer mortefiet èl en hani e gonduyé én deserh. Hoannadein e ré neoah hemb cesse arlerh ul léh dissaffarroh, ha goulenne e ras ér fin guet er Roué er bermission d'hum denne ag inou. Childebert, péhani hum gavé güel a aviseu er Sant, en devehé bet vennet er goarne pélloh étal d'ou; mæs, guet eune a zisplige de Zoué, ean e lausquas guet-ou el liberté d'hum dennein ag é balæs, hac e ras dehou donæzon ag un deserh bras ér vro a Ruan, toste de reviér Sèche. Armel e vatissas

arré inou ur bouvand, hac hum ras, guet ur grèd nebué, d'er gontamplation ha d'en œvreu a benigen; mæs, diranget én é vuhé dissorb dré er foul bras a dud e zé d'er bavouet, ean e gueméras er résolution de monnet de visitein é zisciplèd, streànet é différant léhieu; hac én é voyageu, én ur huélet é oé hoah hilleih a bayanèd ar er mæzeu, ean e laquas én é chonge de rigueor dehai ou deulegad, én ur berdègue dehai en Aviél; hac er gobér e ras guet quement a avantage, ma convertissas un nombre bras a nehai.

Chomme e ras, ér fin, clan er servitour fidel-men de Zoué, ha merhuel e ras én é gouvand, é péhani é oé bet interret. Quen inouret-é é hanhue hac é vimoër é Bretagne, ma hès hilleih a ilisieu-parræs péré en dès ean queméret aveit Patrom, èl m'en dé er guér a Bloërmel, Plouharnel, etc.

## RÉFLEXION.

Ma n'hun nès quet er hourage de gùittat én effèd er madeu ag er bed-men aveit hélie Jesus-Chrouist, èl m'en dès groeit sant Armel hac ul lod vad a Sænt aral, ahoel é teliamb-ni bout distague a galon doh-t-hai, p'en dé gùir n'ellamb quet hum staguein èl-cé doh-t-hai hemb offancein en Eutru Doué, péhani en dès ind reit d'emb. Ne zeliamb ou hlasque nac hum geinein eit ou dastume pé ou goarne, nameit quement èl ma ellant chervige d'emb aveit gounit er madeu éternel ag en nean. Neoah bamdé é sàue procès, caz ha disput, ha gùébayé goah drouguen étré er grechénion memb, a ziarben madeu fragil ha bresque guet péré n'ellér quet bout pêl na parfætemant eurus ér bed-men. Er péh e ziseo d'emb é ma bihan en nombre àg er ré en dès ou halon véritablemant distague doh-t-hai, ha penaus ma hès hilleih hac ou hâre mui eit ne gàrant memb en Eutru Doué, a p'en dé gùir en ou offançant liès aveit ou goarne pé ou hresquein.

---

*Er seihvèd dé ar-n-uiguènd a vis Æst.*

## SANT CESÆR, Escob.

Er Sant-men, gannet é Bourgogne, e hum ras de Zoué quentéh èl ma tas dehou en hanàouet. En desir en doé de gonduie ur vuhé parfæt e hroas dehou; d'en ouaid a drihuéh

vlai, hum bresantein d'en Escob a Châlon eit receu, dré é zourne, en tonsur clérical. Deu vlai arlerh ean e yas é segret de gouvand Lérin, hac e houlennas bout receuet inou é calité a Venah. Arlerh bout bet ér houvand-cé ur scùir caër a bep sorte vertuyeu, ha drès peb-tra a zevotion hac a vortefication, ean e chommas clan. En Tad Abad, é huélet penaus ne chervigé de nitra en ol remædeu hac en ol sourci e guemeré a nehou, er hassas d'er guér a Arle eit bout trettet dré er védecinerion a inou. En Escob ag er guér-zé, én ur gleuèt conze ag é vérit bras, er heméras én é dy hac e ras dehou en Urheu sacret. Cesær e gonduyas ur vuhé quer santel ha quen examplus, m'er choégeas en Escob-cé tri blaï arlerh, quênt eit merhuel, aveit derhel é léh.

Labourat e ras ér gargue-cé guet ur grèd berhuidant ha guet hilleih a fréh eit salvedigueah é boble. Perdègue e ré ordinæremant bamdé, ha perpet guet quement a nerh ma tenné dareu a gontrition. Ur græce particuliér en doé eit hanàouet clinhuédeu en inean, hac ér memb amzér aveit gùellat dehai. Gobér e ras ur réglemant caër eit en office divin, dré béhani é ordréné, é spécial, laquat ér mæz ag en ilis er ré hum arresté de zevise, er ré divodeste hac er ré hum zalhé én ur fæçon dijauge.

É garanté aveit er beurerion ne bermettas jamæs dehou lezel unan hemb quin a nehai hemb secour. En amzér ag ur visér hac ag un affliction vras, goudé en dout reit ol er péh en doé, ean e hroas gùêrhein arganteri en ilis aveit mâguein é boble.

Ur Bugul quer charitable e oé rai agréable de Zoué aveit bihuein hemb ur groéz pé un affliction benac. Er roué Alaric, ar un accusation faus e oé bet groeit dehou, en divroas hac e hroas er hasse de Vourdel. Er Sant e anduras hemb hum glemme en diæzemanteu hac er poénieu ag é zivroemant; mæs èl ma oé bet hanàouet dehuéhattoh é innoçance, er Roué e ras dehou el liberté de zistroein d'é escobti, é péh léh é oé bet receuet guet hilleih a joé dré ol er boble, péhani e zas ar é arbèn én ur gannein psalmeu hac én ur zerhel goleu beniguet én ou deourne.

Anfin, goudé en dout cherviget de sclærdér d'en Ilis dré é zoctrine, ha groeit er gargue a Bresidant é puar concile, ean e rantas é peah é inean de Zoué er blai puemb cand deu-hadeu-uiguênd, ouaidet a buarzêc vlai ha tri uiguênd.

## Réflexion.

En ilis e zou un ty a oræson, hac hanhuet-é ty en Eutru Doué aveit tair ræson : de guetan, rac m'en dès en Eutru Doué hé choéget eit bout particuliéremant inouret inou. D'en eile, rac m'en dé el léh é pébani é ra guet mui a abondance é hræceu d'er rè ou goulenne guet gùir devotion. D'en drivèd, rac m'en dé Jesus-Chrouist é gùirioné inou presant ér Sacremant adorable ag en Autær.

Neu dès léh erbet ar en doar a guement e vebé quer santel, e vérite quement hur respet hac e zelichemb dougein memb quement èl un ilis; ha neoah paud a dud e zisinoure hun ilisieu dré ou biban a zevotion, dré ou divodesti ha dré en direspetteu e gommettér én-hai. Darne e antré én ilis guet bihannoh a respet aveit ne antréehènt én un ty a inour. Darne e za d'en ilis gusquet én ur fæçon dijauge ha forh divodeste. Lod e hum arreste de sellet én dro dehai; lod aral e hum laqua de barlandal èl pe vebènt én un dachen publique. Ur vam e gasse guet-hi bugalé vihan, péré ne hroant nameit hoarie pé gobér trous, gobér dehi hi-memb colle en overen ha distroein er réral a bedein Doué; èl-cé-é ehué é accustumér er vugalé, a vihannicg, de vout én ilis hemb devotion hac hemb respet. É gùirioné, hac ean e vé andaret, ne laran quet é ty ur prince, mæs é ty un dén ordinær memb, er vugalé de hobér quement a drous avel ma hroant én ilisieu? Ur vâguerès e gasse guet-hi ur hroaidur pébani ne hroa nameit crial ha troublein en ol; réral anfin e gasse guet-hai ou châs.

Gùélamb ma ne gouéhamb ni-memb é unan-benac ag er fauteu-men, ha queméramb er résolution d'hum gorrigein dré ur vodesti examplus hac a acùir mad, dré ur silance respettus; dalhamb parfæt hun deulegad aveit dihoal doh en distractioneu; lausquet ér guér er vugalé-cé péré n'ou dès quet hoah a squênd vad; ne lausquet quet hou châs de zonnet d'hou ç'hélie, pé stagnet-ind quêntoh.

Ér fin, chonget penaus ne chervige d'oh hoah de nitra assistein én ilis guet ur vodesti extérior, ma ne assistet ehué dré un devotion intérior.



*En eihvèd dé ar-n-uiguênd a vis Æst.*

## SANT AUGUSTIN, ESCOB HA DOCTOR AG EN ILIS.

SANT AUGUSTIN, unan ag en Doctorèd brassan ag en Ilis, e oé gannet é Tagaste, quér vihan ag en Afrique. El m'en doé un isprid bouil ha digueor, ean e hroas é studi guet gloër hac inour bras, ha d'en ouaid a uiguênd vlai, é oé admiret guet en ol dud abil. É dad el lausquas rai d'é liberté, hac èl-cé é couéhas a nebedicguen é peb sorte disordreu.

Santès Monique, é vam, péhani e oé læn a verto, anquinet bras é huélet en diréglemant ag é vuhé, e ouilé é presance en Eutru Doué, hac er suplié hemb cesse de sellet a drahé doh-t-ou. Disclærieiu e ras hé foén hac hé chagrin d'un Escob santel péhani hé honsolas, én ul larèt dehi : *Quérhet, me merh, dalhet mad de bedain aveit-ou ; nen dé quet possible ma tehé d'hum golle ur mab péhani en dès coustet quement a zareu.*

Augustin, én amzér ma oé é Milan, hum bligé é cheleuet er perdéguen læn a hrèd hac a loquance e hroé sant Ambroès, Escob ag er guér-cé, d'é bobie ; hac é galon e gommançás bout touchet dré en instructioneu-zé. Un dé ma tevisé guet un ami vertuus ha devot, en ami-cé e gonzas dehou ag er vuhé admirable e gonduyé én deserh un nombre bras a venéh santel, tud a bep condition, péré en doé quitteit er bed aveit pratiquein er benigen. Augustin e laras nezé : *petra-é quement-men? é petra é chongean-mé? Er ré-zé e houmie en nean, ha mé, ne hroan meit hum staguein doh en doar.* Én un antréein nezé én é jardrin, ean e gommançás hirvoudein ha scùille daren huerhue, én ul larèt : *bet pegource, ô men Doué! bet pegource é hroéhet-hui d'eign santein en effèd ag hou colér? Bet pegource é tarèein-mé perpet d'en dé ag arhouah er péh e ellan gobér hiniñue?*

Arlerh é gouversion, ean e bassas tri blai ar er mæseu, én ul léh pel doh saffar er bed, é péhani é hroé, noz ha dé, é ol occupation ag er beden hac ag er studi ag er Scritur santel, hac é castié é gorve dré er yun ha dré benigenneu aral rustoh hoah.

Valér, Escob a Yppon, én ur hanàouet é siance hac é

vertu extraordinær, en obligeas de recett en Urheu sacret. Commance e ras nezé perdègue casi bamdé guet ur grèd bras eit salvedigueah en ineaneu ha guet ur pourfit admirable.

Goudé bout bet laqueit de vout Escob én drespet d'é humilité, ean e zisclærias ur brézel continuel d'en hérétiquèd hac e gomposas un nombre quer bras a livreu admirable aveit soutén er fé, que n'ellér quet comprenein penaus en en dès ellet cavouet en amzér de hobér oi quement-cé, nameit dré ur græce extraordinær.

Er brud ag en Doctor santel-men e yas é peb cartér ag er bed, hac é peb léh é vezé queméret é avis ar en affærieu bras ha diæz. Quement-cé ne viré quet doh-t-ou ag en dout er vrassan humilité. Jamæs ne zistroas é zeulegad a ziar é fragilistæt hac en disordreu ag é youancquis. É humilité e broas dehou scrihuein el livre ag é govézioneu, é péhani é tisclærie perhuéh de bep-unan en disordre hac er péhedeu ag é youancquis.

É garanté doh Doué, péhani e remerquér én é livreu a zevotion, e oé berhuidant hac ambraset, hac e broé dehou larèt liès er honzeu-men guet billeih a zareu: *rai zehuéhat en e mès hou céret, ô men Doué, bràuité perpet ancién ha perpet nehué! rai zehuéhat en e mès hou céret!*

A houdé é gonversion ne bermettas jamæs m'en devehé chommet én é dy moès erbet, pas memb é niès nac é hoér; ha jamæs n'arrestas é zeulegad ar hanni a nehai.

Er haz en doé doh er fal déadeu e broas dehou scrihue ar er sâl é péhani é queméré é bredeu er honzeu-men: *pihue-benac e falle dehou goal-gonze ag en nessan, nen dès meit hum dennein a zoh en daul-men.* Anfin, ouaidet a huézêc vlai ha tri niguênd ha læn a vériteu, ean e varhuas er blai puar hand tregond.

## *Aviseu spirituel sant Augustin.*

1. Péh ur vanité ha péh ur folleah-é nen dehé quet mab-dén, péhani e zou quer fragil, de hum zefiein a nehou é hunan!

2. Èl ne elle el lagad gùélet nitra nameit dré voyand er splandér, èl-cé ehué mab-dén ne elle gobér nitra a vad aveit en nean, nameit dré er secour a græce Doué.

3. Pe chongehé liès én dé en dud ér marhue, ne broéhènt na ne zesirehènt gobér de zén nameit er péh e zou juste ha ræsonnable, ha ne glasquehènt nameit græce Doué.

4. En hani e falle dehou goarne ha cresquein én é inean caranté Doué, e zelie bout sourcius de vouguein én é galon er garanté aveit er bed.

5. Sel-mui ma câran Doué, sel-mui é carebèn er hârein; quen digne èl m'er havan de vout câret.

## RÉFLEXION.

Ur vam devot, péhani e zalhe mad de bedein ha de ouilein dirac Doué aveit obtenein conversion ur hroaidur dibauchet, ne fehé quet manquein a vout cheleuet. Pe hroéhé en ol mameu avel santès Monique, ne vehé quet calz a vugalé a guement ne zistroéhènt quet ag ou dirégleimant ha disordreu.

*Eile Réflexion.* Nitra ne douche quement èl en example e huélamb dirac-omb. Chetu un nombre bras a dud a bep ouaid, a bep condition, péré en dès hum rantet Sænt, e laré Augustin; ha perac ne ellehèn-mé gobér er péh ou dès ind groeit? Laramb èl d'ou a pe leinamb buhé er Sænt.

*Tairvèd Réflexion.* Péguehet-zou é ma er græce é scoein ar zor hou calon, é houlenne guet-n-oh digueor? Pegource é tei er græce de driomflein ag er galon-zé? Ha larèt e rehet-hui perpet: *arhouah, arhouah?* Petra e vire doh-oh a larèt eit mad: *a hinihue, a vremen é falle d'eign hum rein de Zoué.* Pegource en e hoès-hui cavet ur gùir bligeadur guet en treu crouéet? Tanhoueit er joé pur hac er bligeadur divlam é sante en ineaneu santel; tanhoueit en doustér a Zoué, ha laret guet sant Augustin: *rai zehuéhat en e mès hou câret, bràuité perpet ancién ha perpet nehué! rai zehuéhat en e mès hou câret!*

---

*En nàuvèd dé ar-n-uiguènd a vis Æst.*

## SANTÈS ROSE, A URH SANT DOMINIQUE.

ER Santès-men, péhani e zou bet én hé buhé un example bras a vortefication, e oé guenédicg ag er guér a Lima, én Amérique. Reit-oé bet dehi en hanhue a Izabel ér vadiènt; mæs el lihue finér ag hé face e hroas rein dehi goudé en hanhue a Rose. Gobér e ras rô a huerhtæt én amzér ma oé hoah forh youancq, ha d'en ouaid a buemzèc vlai, hi e hroas ehué

rô d'hobér, durant hé buhé, abstinance a guieg, meit hac ordrénet e vehé bet dehi er hontrel dré er ré en doé autorité ar nehi.

D'en ouaid a uiguênd vlai, hi e receuas en habid a Drivèd-Urh sant Dominique, a seourne en Tad Alfonce Vélasquéz, menah ag er memb Urh. Er verh vertuus-men e hounié hé bouit én ul ladourat casi noz ha dé, ha dré er moyand-cé e secouré hoah hé hêrènt, péré e oé deit de vout peur.

Pratiquein e ré morteficationeu quen extraordinær, m'en dé diæs comprenein penaus é ellé ou soutén, nameit dré viracle. Durant er hoâreis ne zaibré quet memb bara; hum goutantein e ré ag un nebedicg clore fréh. Ar fin hé buhé hi e dremeiné mar-a sé hemb daibrein nac ivèt. Perpet é tougué ur cilice ran, hac ar hé fèn, édan hé vouél, é tougué ur gourôn carguet a vroudeu. Communiein e ré tair gùeh ér suhun. Én achimant ag hé buhé hi e bassé deuzêc ær én oræson, étré en noz hac en dé, hac er reste ag en amzér é vezé perpet hé sperèd joéntet doh Doué.

Bet hé doé billeih a glinhuédeu poénius bras, ha perpet é laré ne souffré quet hoah quement a boén èl m'hé doé mérilet; én hé brassan souffrance hi e laré: *ô me Jesus, douce ha mad, cresquet me foén; mæs ér memb amzér, cresquet én-an hou caranté divin.* Open quement-cé hi e anduras, durant mar-a-vlai, guet ur hourage bras, poénieu intérior, poénieu a sperèd cruelloh eit er marhue memb.

Arlerh quement a souffranceu, en hé doé bet ur révélation ag hé marhue, de béhani en hum zisposas guet un devotion ambraset hac extraordinær. Anfin, én ur zerhel hé hruceft én hé dourne, goudé hé dout prononcet dibue buéh er honzeumen: *Jesus revou guet-n-eign*, hi e rantas hé inean d'hé Hrouéour, er blai huézêc cand seilêc, d'en ouaid ag ur blai ha tregond ha puemb mis. Hé horve e oé bet interret é couvand menéh sant Dominique. Durant ma oé er horve esposet én ilis, é arrihuas mar-a-viracle, hac aveit coutantein devotion er boble, é oé bet requis lezel er horve deu zé hemb bout interret.

REFLEXION.

Santès Rose en dès bet câret er morteficationeu durant hé buhé; mar faile d'oh monnet d'er baraouis, é péh léh é ma arrihue dré en bènt-cé er Huérhiès-men, é teliet quemér scùir ar hé example a guement ma permette d'oh hou nerh.

Gùir-é, é cavér én hé buhé treu péré e sou mui de vout admiret aveit de vout héliet; mæs ehué nen d'oh-hui martezé rai dinér ha rai zemantus? Chonget, péhour pé péhourès, penaus ne ellet antréein én nean nameit dré er mortefica-tioneu ha dré er benigen.

*Eile Réflexion.* Er Santès-men e hroé méditation, de la-rèt-é, oræson durant deuzêc ær bamdé, hac hum zalhé é presance Doué er reste ag en dé. Ne oé quement-cé hélie guir-ha-guir er péh e lare Jesus-Chrouist : *ret-é pedein perpet?* Groeit réflexion ar en nebedicg amzér e ret d'er beden; gùélet ma ne gollet quet bamdé mui a amzér guet treu inutil pé é discourieu vœn, aveit ne impléet é chervigein en Eutru Doué.

Péh quer bihan é cârér en Eutru Doué, a p'hum bligér quer bihan én é bresance, hac a pe scùéhér quer bean doh hum antretenein guet-ou én oræson!

---

## *En dregondvèd dé a vis Æst.*

## SANT FIACRE.

PLIGEÈT guet Doué ma hroéhemb quer bihan a istim a vadeu er bed èl m'en dès groeit sant Fiacre, guenédicg a Scosse, péhani, goudé en dout hanàuet én é youancquis er fragilistæt hac er vanité a inourieu en doar, e renoncias d'en ol avantageu caër e ellé en dout ér bed, hac hum dennas ér ranteleah a France aveit clasque ul léh distro benac é péhani, dishanàuet, en en devehé ellet tremeine é vuhé én oræson, hemb bout ampêchet na distroeit dré nitra.

Én ur arrihue én ur hoêd bras hanhuet Breuil, é escobti Meau, ean e chongeas é oé en deserh-cé en doé en Eutru Doué choéget eit-ou, hac e gommançás bihuein inou avel un Æl. En dén youancq-men, péhani e oé bet mâguet guet melzin a ziaguênt, nen doé mui meit gouriad lezeu aveit ol mâgadur; é benigen e oé extraordinær, hac é oræson e oé continuel.

E garanté vras aveit er beurerion er rantas forh apert d'ou soulagein. Assai e ré é peb fæçon ou assistein hac ou secour; seuel e ras un hospital aveit logein er ré hum gavé scùéh guet en hènt pé hum santé clan, ha labourat e ré ean-memb ur jardin aveit ou mâguein durant ma chommènt guet-ou.

Larein e rér é hroas én un dé hemb quin ur garh vad hac ibuél hac ur fos dôn ha ledan én dro d'é jardrin, péhani ne oé quet bihan: ur voès, é huélet un dra quer barbudus, en anjulias é mil fæçon, hac e ras dehou en hanhue a sorcér: er Sant hé lausquas de larèt, ha mar conzas, ne oé meit aveit hé zrugairéquat. Er miracle-zé e bade hoah bermen; hinihue en dé é huélér hoah er garh miraclus-cé, péhani e zou, haval-vehé, ispergnet ha respettet guet en amzér.

Quêrènt sant Fiacre, péré e oé ag en duchentil vrassan a ranteleah Scosse, e gassas tud d'er blasque, én ur ordréneim dehou distroein d'é vro; mæs, èl m'en doé goulennet guet Doué er græce nen devehé jamæs permettet ma vehé bet contraignet de güittat é ermitage aveit retourne ér bed, Doué e bermettas ma tas én un taul ol é gorve de vout goleit ag ul lovrereah horrible, én amzér ma arrihuas er ré e oé degasset d'er blasque. Er Sant, goudé en dout ou cheleuet, e rescondas dehai é oé gùel guet-ou é ermitage aveit en ol ranteleaheu ag er bed. En dud-cé, é cleuèt é résolution, hac é huélet é péh stad é oé, e zistroas ar ou faseu hac el lausquas é peah, ha quentéh é tisparissas é zrong.

Sant Fiacre, læn a vériteu hac a vertuyeu, e varhuas én é ermitage er blai huéh cand dêc-ha-tri-uiguênd, d'en ouaid a buar blai ha tri uiguênd, a béré en en doé passet toste de zeu-uiguênd én deserh.

Goarne e rér é Meau, ér vam-ilis, é gorve santel én ur chasse précius, reit dré er Roué a France Loeis eile ag en hanhue.

É bohé er Sant-men é leinér penaus a seih dén péré e zistroé a Sant-Denis (é péh léh é oènt bet é accomplissein ur rô), puemb en doé bet er chonge de monnet dré zevotion de visitein bé sant Fiacre; en neu aral, péré ne oènt quet ag en avis-cé, e laras dré vourde: *sant Fiacre e zou médecinour er ré lovre; aveit omb-ni, péré e zouyah, n'hum nès quet dobér ag é secour.* A boén en ou doé-ind laret er gonze-zé, ma tas en Eutru Doué, péhani ne lausque quet hemb punition en disprisance e hroér ag é Sænt, de bermettein ma collezant er güélet ér memb momand; quentéh é tas quæ dehai d'ou dout conzet èl-cé; ind e yas ar vé er Sant, hac a boén en ou doé-ind bet recour doh é intercession, m'ou doé güélet quer splan èl biscoah.

### RÉFLEXION.

Er bunition e dennas Doué ag en neu zén-cé e zisque d'emb penaus é teliamb dihoal a vourdal a pe gonzamb ag er Sænt pé ag en treu santel. Quement cé e zou contrel d'en inour e zeliamb d'er Sænt ha d'er respet deliet d'en treu santel.

Un dra contrel d'er garanté-é ehué farçal ar gouste en dud en dès un défaut naturel pé un infirmité-benac ér horve pé ér sperèd. Doué e bermette m'en dint affliget; ne séliet quet, eit quement-cé, cresquein ou foén dré hou coapereah. Doué e elle hou laquat ér memb stad guet-hai; hac a zivout quement-men, é hès bet gùélet mar-a-bunition splan. Trugairéqueit Doué d'en dout hou crouéet difaut ha divahein, hac hou péet un deuhé charitable ha carantéus doh er ré affliget.

Mar e hoès ur broaidur pé unan-benac ag hou quèrènt hac e vehé affliget èl-cé, ne hum anquinet quet, ha chonget mad penaus durant ma chommou guet-n-oh en hani affliget-cé, é tennou ar hou ty bénédictioneu bras ag en nean.

---

## *En unan ha tregond a vis Æst.*

## SANT RÆMON NONNAT.

Er Sant-men e gollas é vam én ur zonnet ér bed; mæs quentéh èl ma arrihuas én ouaid a ræson, é ur huélet nen doé quet mui a vam ar en doar, ean e gueméras er Huérhiès glorius Vari aveit é vam, ha n'hé galhué nameit dré en hanhue-cé. É zevotion gredus eìt er Huérhiès santel e broas ma oé bet hanhuet ehué *Croaidur Mari*. Laqueit e oé bet ér studi ha pourfitein bras e ré; mæs é dad, péhani e fallé dehou en derhel ér bed, el lammas ag er studi, guet eune nen devehé hum rantet menah pé dén a ilis, hac er hassas de zerhel ur ferme ar er mæzeu. Inou, én ur hoarne el lonnèd, ean hum laqué d'hobér oræson, ha conduie e ré liessan é lonnèd dedal ur manné ar béhani é oé ur chapel péhani e hroé é ol joé. Ur ré-benac, dré fal intantion, e laras d'é dad penaus ne chongé Ræmon nameit én é zevotioneu hac é lausqué é lonnèd én abandon. É dad e yas un dé d'er parque aveit gout hac ean e oé gùir er péh e oé bet laret dehou, hac e huélas étal é lonnèd ur pautricg youancq forh bràu;

mæs, èl ne gavé quet é vab, ean e yas d'er chapel é péh léh en er havas é peden. Goulenne e ras guet-ou pihue e oé er pautricg-hont guet péhani en en doé lausquet er soign ag é lonnèd: Ræmon, péhani ne houyé quet er miracle-zé a brovidance en Eutru Doué, hemb gout petra rescond, e houlennas pardon guet é dad ag é lezidandæt. É dad, én un hanàouet nezé é oé un Æl e oé, hum gavas touchet; bréhattat e ras é vab én ur ouilein guet joé, hac en ingagein e ras de gontinuein é zevotioneu. Ræmon e gommanças a nezé pedein er Huérhiès Vari, guet hilleih a hrèd, de rein dehou de hanàouet er stad a vuhé é péhani en devehé ellet chervigein gùellan en Eutru Doué. Er Huérhiès santel e cheleuas é beden hac, én ur vision, e laras dehou antréein é urh Rédamption er Sclavèd. Ne dardas quet ag hum rantein é Barcelôn, é péh léh é receuas en habid a venah. Tri blai arlerh é brofession é oé bet casset é Barbarie. Én ur arrihue é Alger ean e ras ou liberté d'ul lod-caër a grechénion e oé inou é sclavage; hac arlerh en dout impléet ol en argand en doé, é huélet é chommé hoah hilleih de brenein, ean e obtenas hoah liberté mar-a-unan aral, én ur hratat aveit-hai ur rançon hac én ur chomme ean-memb inou aveit rescond aveit-hai. En druhé en doé é huélet er boén e andurènt hac en dangér é péhani é oènt a golle er fé é mesque en huguenaudèd, e hroas dehou gobér er sacrefice-zé ag é liberté prope.

Er ré e oé carguet ag er goarne en trettas én ur fæçon quer barbar, ma oé bet én dangér a verhuel; mæs guet eune a golle er somme vras grateit eit é rançon, é oé bet dihuennet doh-t-hai ag er goal-drettein quement; reit-oé bet memb dehou permission de valé dré guér; ha nezé é vezé nos ha dé ér bassefosieu eit consolein er sclavèd, eit ou hrihuat ér fé ha douçat ou soénieu dré en espérance e ré dehai a vout délivret imbèr. N'hum goutanté quet a soulagein er grechénion, labourat e ré hoah aveit convertissein er bayanèd, ha badéein e ras lod a nehai. Er Goarnour, péhani en doé cleuet quement-cé, er hondannas de receu un nombre a dauleu bah ar sélieu é dreid En tourmant horrible-zé ne viras quet ne gontinuas é instructioneu. Er Goarnour, de béhani é oé bet dénoncet arré, e ordrénas toullein é zivès ha passein dré-z-hai ur hardenad pé un alhuéicg hoarne.

aveit chairrein é yêneu, ha péhani ne vehé bet digueoret nameit eit daibrein un tam bouit. Laqueit-oé bet èl-cé én ur bassefos, é péhani é chommas eih mis, bet que ne arrihuas menéh ag é Urh aveit paiein é rançon hac eit en délivrein. Er joé en doé é souffrein eit Jesus-Chrouist e hroas dehou suplicin é vredér menéh d'el lezel d'achihue é vuhé ér vro-cé. *Amen*, em'ean, *er grechénion e vanque a bép tra, ha n'ou dès dén aveit ou honsolein, ou accouragein; amen en Turquèd en dès dobér a unan-benac aveit perdègue er fé dehai.* Mæs quentéh èl m'ou doé discoeit dehou ordrénance é Supérior aveit partie, ean e aboeissas én ul larèt : *Gùélet e ran erhat nen d'on quet digne ag er gourén a vartyr; mæs d'er bihannan, me Salvér, receuet men darvs, a pe ne véritan quet scùillein men goaid aveit oh.*

Er Pab Gregoër nàuvèd, én ur gleuèt er brud ag é santeleah, ag é garanté bemb musul hac ag é hrèd berhuidant, ér groas Cardinal : er gargue inourable-zé ne hroas quet dehou changein nitra én é husquemant, én é beuranté nac én é fæçon de vihuein; hum deonein e ras én ur houvand a Varcelôn, é péh léh ne bermettas quet memb ma vehé bet preparet ur gambre esprès aveit-ou.

Chomme e ras clan ér guér a Gardon, dihue leàn doh Barcelôn; hac én ur santein é hoabé dehou, ean e gassas de glasque er Bélèg péhani e zelié rein dehou é Sacremanteu; mæs oueit-oé é léh aral. Er Sant, péhani e hanàué penaus nen doé quet mui calz de vihuein, e sàuas é zeulegad trema en nean, en ul larèt guet hilleih a sareu : *Goudé quel liès a hræoe èl e hoès bet accordet d'eign, ô me Salvér! ne refuset quet d'eign ér momand dehuéhan-men, deustou péh quen indigne-on, er gonsolation de receu hou Corve adorable hac hou Coaid précius.* En nerh ag é beden hac é gonfiance e véritas dehou er græce-zé e houlenné : merhuel e ras er blai deuzèc cand deu niguênd, d'en ouaid a seih vlai ha tregond. Interret-oé bet ér chapel-hont é péhani en en doé recenet quement a hræceu én é youancquis. Sàuet-oé bet inou goudé ur houvand caër ag é urh, hac inou é repose é relégueu.

## RÉFLEXION.

Durant ma broé sant Ræmon é oræson hac é bedenneu, na Æl e guemeré er sourci ag é lonnèd. Mar dé réglet mad

hou tevotioneu, pêl doh gobér dommage d'hou labourieu ha d'hou ç'affærieu tamporel, ind e chervigeou hilleih d'oh é contrel, dré er vénédiction e denneint ar-n-oh, ar hou labour, ar hou ç'affærieu hac ar guemeņt tra e hoès.

Mæs ehué, mar ancoéhet a chervigein Doué eit gobér hou labour ha treu aral, ne zeliet quet bout souéhet mar cavet arlerh é vé bet inutil hac hou sourci hac hou poén.

*Eile Réflexion.* Guet a sclavèd nen dès bet prenet er Santmen! Guet a incaneu nen dès ean bet convertisset! Guet a boal-dreitemanteu nen dès ean bet souffret aveit gobér vad d'é vredér! Ha hui, guet a dud e rantet-hui malheurus marcé dré hou ç'imur diæz, dré hou yeinnion ha jalousi! Guet a incaneu e hoès-hui bet laqueit hac e lausquet én hènt a zannation! Na disterret-é hou caranté eit hou nessan! Ha neoah é oh én gorto ag er memb recompance....

---

## *Er hetan dé a vis Guengolo.*

## SANT GILLE PÉ SANT GILY, ABAD.

ER Sant-men, guenédicg ag er guér a Athène, e oé chuet ag ur famille royal. É dad, hanhuet Théodor, hac é vam Pélagi, brudet muyoh hoah dré ou vertu aveit dré ou ligné, ne ancoéhas nitra aveit rein dehou un ansaiguemant caër ha crechén. É vrassan pligeadur, én é youancquis, e oé leinein, é buhé er Sænt, en examplen caër a santeleah ou dès bet reit, ha quêrhet e ré quer reih ar ou faseu, ma hum zibusqué ag é zillad aveit golein er beurerion.

Arlerh marhue é dad hac é vam, péré e varhuas abret, én ur hobér réflexion ar er honseil e ras Jesus-Chrouist d'un dén youancq péhani e houlenné guet-ou er moyand de gondnie ur vuhé parfæt, ha de béhani é laras: *Quêrhet, gùêrhet ol er péh e hoès, ha reit-ean d'er beurerion*, ean e gueméras en avis-cé avel rrit dehou ean-memb, hac aveit en hélie fidélemant, ean e huêrhas é ol vadeu aveit rein en argand a nehai d'en dud peur. Un œvre quer bras er rantas quen agréable de Zoué, ma receuas a nezé en donæson a viracleu.

Un dé gouil, durant en office divin, èl m'en doé un dén positet hum laqueit de grial én ur fæçon quen horrible ma oé bet sconțet en ol hac en office troublet, er Sant, péhani ne

ellé quet souffrein un disordre èl hennéh él léh santel, e dostas hac e gommandas, é hanhue Jesus-Chrouist, d'er goal-sperèd sortiein ag en dén-cé ha tàuein. En dén-cé e oé bet délivret ér memb momand, hac en ol e oé bet læn a admiration. Er Sant, én ur remerquein er respet bras en doé peb-unan aveit-ou, e gueméras er résolution de changein bro; hac èl ma cavas ul læstre preste de laquat de houil, ean e ambarquas aveit donnet é France; un nebedicg amzér arlerh é sàuas un ahuél hac un tampeste quer bras ha quer scontus ar er mor, ma oé el læstre én dangér a vout collet; er Sant, touchet é huélet tristedigueah er vartelodèd, e hum laquas de bedein, ha quentéh èl ma sàuas é zeulegad trema en nean, é cessas en ahuél hac é tas er mor de vout tranquil.

Én ur arrihue é Provance, ean e yas de gavouet sant Césær, Escob a Arle, aveit disquein guet-ou en hènt d'er barfection, hac e chommas deu vlai inou. En desir en doé de hum antretenein guet Doué hemb quin dré en oræson, e hroas dehou hum dennein én ur hoêd bras toste d'er guér a Arle; mæs er brud ag é santeleah e zizolas imbèr é zemeurance; donnet e ras tud clan a bep-tu d'er havouet aveit er pedein d'obtenein yehaid guet Doué; open quement-cé, tud er hartér, én ur huélet é tougué ou doareu mui a æd hac a fréh aveit en ordinær, e gredé é té er vénédiction-zé ag en nean a bedenneu er Sant, er péh e hroé dehai ou dout ur respet bras aveit-ou.

Èl ne ellé quet é humilité souffrein en inourieu e vezé rantet dehou, ean e gùittas é ermitage aveit clasque ul léh quen distro ma vehé bet hemb bout hanàuet guet dén, hac é péhani ne vehé quet bet esposet d'en tantation a vanité. Monnet e ras enta dôn ér hoêd, hac arlerh en dout baléet pêl-amzér, ean e gavas ur hrob vras ha dôn, étal péhani ne oé nameit sperne ha drein. Inou é choégeas é zemeurance. Èl ma oé en doar-cé quen ingrat que ne ellé cavouet nameit dré boén lezeu hemb gouste aveit bihuein, en Eutru Doué, péhani en dès perpet ur sourci particuliér ag er ré er blasque, e fournissas dehou en tu de hum vâguein dré voyand un heyès péhani e zé bamdé d'er memb termein d'er havouet aveit er mâguein guet hé leah. Inou é tremeinas mar-a-vlai doh hum antretenein guet Doué hemb quin, én ur gontamplein, noz ha dé, é vadeleah, é vrastet, é boissance hac é barfectioneu divin aral.

Childebert, Roué a France, én ur monnet de giboès ér hoëd-cé, e remerquas en heyès péhani e vâgué sant Gille hac hé hélias. En heyès, doh hum huélet postet, e ridas de gavouet er Sant hac e hourvéas étal é dreid. Childebert, é huélet quement-cé, en interrogeas ar é fæçon de vihuein én deserh. Admirein e ras é resconden hac é santeleah, hac en tretteïn e ras guet hilleih a inour. Goudé en dout reit dehou presanteu bras, péré e refusas, ean e houlennas guet-ou petra e ellé gobér d'er bihannan hac en devehé bet groeit pligeadur dehou : rescond e ras d'er Prince penaus ne ellé gobér inou nitra agréaploh de Zoué aveit seuel ur houvand aveit er veneh en devehé bet vennet hum dennein én deserh. Sàuet-oé bet quentéh er houvand, ha quênt pêl é oé bet carguet a venéh devot bras, péré, édan goarnation sant Gille, e vihué, èl ermitèd en Égypte hac en Thébaïd, ér pratique ag er benigen hac ag en ol vertuyeu.

Er Sant-men e hoantas, quênt merhuel, monnet de Rome, aveit visitein béïeu en Apostolèd sant Pierre ha sant Paul, én ur chongeal ne vehé quet bet hanàuet inou; mæs é vertu e hroas en hanàouet é Rome èl é léh aral. Er Pab e vennas er gùélet, e hroas un istim bras a nehou, hac e ras dehou ur presant caër a zeu limage en Apostolèd santel Pierre ha Paul.

Distroein e ras d'é gouvand, hac inou, leun a vériteu, ean e rantas é inean d'é Grouéour, toste de seih cand vlai arlerh donnedigueah hur Salvér Jesus-Chrouist.

## RÉFLEXION.

Sant Gille en dès groeit é ol bossible aveit mirèt ne vehé bet istimet hac inouret; hum dennet en dès bet én un deserh, é creis ur hoëd hac é dôn ur hroh, aveit ma vehé bet dishanàuet guet en ol. Neoah Sant erbet nen dès bet receuet én é vuhé mui a inour aveit-ou; respettet-é bet é peb léh ha guet en ol; er Roué hac er Pab memb en dès groeit un istim bras a nehou. Perpet é istimér er ré humble, é léh ma tisprisér er ré bras d'en taul hac orgueillus.

*Eile Réflexion.* Un heyès e zé bamdé de gavouet sant Gille aveit er mâguein guet hé leah. O Providance en Eutru Doué, péh confiance ne zeliamb-ni hur bout én-oh !

## *En eile dé a vis Guenholon.*

## SANT LAZAR, SANTÈS MARTHE HA MARI.

LAZAR, quer-clous èl Marthe ha Mari, é hoéresèd, e chommé é Béthani, quéricg toste de Jerusalem bac un tamicg péllob eit er manné a Olivèd. Hur Salvér, péhani en doé ordinærement é zemeurance é Galilé, e yé liès, drès pebtra er blai dehuéhan ag é vission ar en doar, de visitein er famille santel-zé. Credein e rér é oé ouaidettoh Marthe eit Mari hac eit Lazar, hac é oé-hi en doé er soign ag en affærieu tamporel ag en ty; credein e rér ehué é oé er famille-zé unan ag er ré inouraplan ag er vro.

Ér visite quetan e broas Jesus-Chrouist d'er famille-zé, Marthe e ziscoas un haste bras eit en diguemér hac er chervige. Vennein e ras hum garguein hi-memb a brepareín pebtra eit er receu erhat. Mari neoah e chommé doh treid Jesus hac e laqué ol hé chonge de chelenet ol er péh e laré. Quer bras e oé en doustér e gavé é cleuèt é gonzeu, ma oé ol hé chonge guet-hai. Peb momand e oé précius eit-hi, ha nitra ne oé capable d'hé distroein ag hé réflexioneu.

Marthe, ag hé zu, ne ellé quet discoein assès de Jesus en desir hé doé d'er chervigein. Hi hé deveh bet caret m'en devehé bet hum joéntet en ol guet-hi aveit chervige er Mæstre divin-zé. Hum glemme e ras enta doh-t-ou, dré nen dé quet hé hoér d'hé secour. Hur Salvér ne gondannas quet er sourci e guemeré, mæs e ras dehi d'antand penaus ne zelié quet condannein hi-memb comportemant hé hoér, péhani e hroé er péh e oé requissan eit avancemant spirituel hé inean. *Marthe, Marthe,* e laras-ean dehi, *hui hum bresse hac hum néhance eit er sourci a hilleih a dreu; mæs un dra hemb quin e zou necessær,* aveit discoein dehi, ha d'emb ol, é teliamb gobér ol er péh e hroamb aveit gloër brassan en Eutru Doué hac aveit salvedigueah hun ineaneu.

Er péh e zisco, drès peb-tra, pégnement é càré Jesus-Chrouist er famille-men e zou résurrection Lazar. A pe chommas Lazar clan ag er hlinbuèd a béhani é varhuas, é hoéresèd e hroas de hout en doairé triste-zé d'hur Salvér, péhani e oé nezé é Galilé, én ur hobér larèt dehou hemb quin

er honzeu-men : *en hani e géret e zou clan.* Gout e rèot er-hoalh é oé assès quement-cé eit el laquat d'en dout trubé doh ou malheur.

Quentéh èl ma houyas hur Salvér é oé clan Lazar, ean e guemèras én eisséd trubé doh chagrin Marthe ha Mari. Gortos e ras neoah mar-a-zé eit donnet d'ou gùèlet. Ér fin Marthe, én ur glenet larèt é té, e yas ar é arbèn hac e laras dehou : *Mæstre, pe vehech bet amen, mem brér ne vehé quet bet marhue.* Jesus hé honfortas hac e hroas dehi bout én gorto é vehé bet ressuscitet hé brér. Marthe n'hum gontantas quet ag hum antretenein hé honan guet hur Salvér ; monnet e ras hoalh de larèt d'hé hoér Mari é oé arrihue hac é venné conze doh-t-hi. Mari e ridas quentéh de gavouet hé Mæstre divin, hac hum daulas d'é dreid én ur scùillein paud a zareu. Ne oé quet hé hunan, paud a Juisséd, péré e oé deit de gonsolein en nihue hoér a zivout marhue ou brér, hé bélié hac e ouilé ind-memb.

Hur Salvér, ér momand-cé, ne ellas quet hum virèt ag hum ziscoein troublet. Goulenne e ras é péh léh é oé laqueit corve Lazar. Laret-oé bet dehou : *Mæstre, deit ha gùélet.* Monnet e ras enta guet-hai d'er bé, hac ordrénein e ras lemel er mein pébani er golé. Larèt e ras Marthe dehou é oé déja er boeve a buar dé quênt ér bé, hac é telié en dout ur fal vias. *Ne mès-mé laret d'oh*, emé Jesus-Chrouist, *penaus, mar credet, hui e huélou gloêr Doué ?* Goudé quement-cé ean e bedas é Dad, hac e laras a voéh ihuél : *Lazar, sàuet ag er bé.* Ér memb momand Lazar e sàuas, é dreid hac é zeourne liamet, hac é bèn goleit dré ul liein. Jesus e ordrénas torrein é liameu hac el lezel de guêrbet. Paud ag er Juisséd, péré e oé bet deit de huélet Marthe ha Mari, hac e oé bet teste ag er miracle bras-men, e gredas é Jesus, hac hum hroas é zis-ciplèd.

Un nebedicg amzér arlerh, ha huéh dé quênt er Pasque, èl ma oé oueit Jesus de Véthani é oé bet reit dehou ur goén vras. Lazar e oé guet-ou doh taul, ha Marthe er cher-vigé. Mari hum chervigeas ag en occasion-zé aveit discoein d'hur Salvér er respet bras hé doé aveit-ou. Hi e guemèras ur pod carguet ag ur baume précius e scùillas ar é dreid hac e séhas guet hé bleàu.

A houdé en amzér-zé en aviél ne zisque nitra d'emb a zi-

vout Lazar hac é zihue hoér. En habitandèd a Brovance, a ziar er péh ou dès bet cleuet larèt, e grède é oènt bet contraignet dré er Juiffèd, arlerh Asçansion hur Salvér, de guittat ou bro, hac é oènt bet deit, goudé ou dout bum ambarquet, de zoarein de Varceil, é péh léh en ou doé groeit senel un ilis, ha larèt e rant memb en en doé bet en ilis-cé sant Lazar aveit quetan Escob.

### RÉFLEXION.

N'han nès, èl santès Marthe, nameit un affær é gùirioné requis ha necessær; un affær eit péhani hemb quin en en dès én Eotru Doué hur brouéet hac hur prenet; un affær eit péhani en en dès groeit quement a vurhudeu hac a viracleu én hun andret, ha doh péhani é ma staguet, aveit jamæs, er santance terrible ag hur bonheur pé ag hur malheur éternel. Ha péhani-é enta en affær-zé? Consistein e ra é hobér ol er péh e hroamb eit gloër brassan en Eutru Doué, é accomplissein é peb-tra é volanté, hac é labourat guet courage aveit donnet de vout sænt. Hun ol chongeu, desirieu hac obéreu e zeliehé bout eit quement-cé hemb quin; ha peb-unan a han-amb e zeliehé larèt, guet Tertullien: ne mès meit un affær d'hobér, ha ne mès quin chagrin meit a vout mirèt, dré men distractioneu, a labourat a zevri ar nehi. Petra e ellou larèt d'ou Juge souveræn er ré n'ou devou bet quin chonge én ou buhé meit a vanité hac a bligeadurieu er bed, pé er ré péré, occupet hemb quin ag hum avance ér bed, en devou husquet a costé en affær unique eit péhani é oènt ar en doar?

---

## *En drivèd dé a vis Guenholon.*

### SANT GREGOÉR, PAB HA DOCTOR AG EN ILIS.

ER Sant-men e oé mab de Gordién, Sénatour romæn, ha de santès Silvie, péré e ras dehou un ansaignemant caër ha crechén; ha peb-unan e oé bet abret souéhet é huélet é sperèd excellant, é loquance vras hac é vertu extraordinær. Goudé marhue é dad, ean e hroas senel, diar é gouste é hunan, huéh couvand é Sicile hac un aral é Rome, hanhuet couvand Sant-Andreu, é péhani en hum rantas menah hac é conduyas ur vuhé haval mad doh hani un Æl.

Arlerh marhue er Pab Pélage é oé bet choéget eit bout Pab ar é lerh. Quentéh èl ma cleuas quement-cé, é humilité e broas dehou monnet d'hum guhein de greis ur hoêd bras; mæs caër en doé téhein ha cuh, cavet-oé bet ha conduyet de Rome, é péh léh é oé bet groeit Pab en drivèd dé a vis guenholon, er blai puemb cand dêc ha puar-uiguênd.

Diæz-é comprenein en ol vad en dès groeit er Pab bras-men ér guér a Rome ha dré ol er bed crechén. Derhel e ré scribuet én ul livre hanhoeu en ol beurerion a Rome hac a ziardro, de béré é ré en alézon revé ou necessité ha condition. Èl m'en doé bet cleuet larèt é oé bet cavet marhue ur peur, ean hum santas quen affliget ma broas, a gaus de guement-cé, penigen durant tri dé, guet eune ne vebé bet guet dobér é oé marhue er peur-zé dré é faute. Bamdé é ré de zaibrein doh é daul d'er berhinderion peur; mâguein e ré é Rome tri mil léannès, ha larèt e ré penaus ou fedenneu e denné ar er guér bénédictioneu en nean. É huélet er sourci e gueméré eit réglein er guér a Rome ha soulagein er beurerion, é vebé bet credet nen devehé bet quin affær na quin studi. Neoah en Ilis é general, bet er broïeu pêllan, e oé bet souéhet é huélet er soign en doé a nebi. Casse e ras tud abil ha santel de labourat eit conversion en hérétiquèd, er Juiffèd hac er bayanèd, ha bet en doé er gonsolation de huélet un nombre hemb fin a nehai convertisset. Èl m'en doé bet dihuennet en ampeleur Maurice doh er soudardèd ag hum rantein menéh, er Sant-men er solitas de dorrein en ordrénance-zé, dré ma oé contrel de lézen Doué. Labourat e ras ehué eit corrigein er han ag en ilis, hac er rantein caërroh eit ne oé a ziaguênt. Open, composein e ras boah hilleih a livreu admirable, læn a siance hac ag en devotion tinerran; hac en ol labourieu-cé, guet er sourci hac er fatique en doé é réglein peb-tra, hac é pourvæ de bep-tra, ne droublènt jamæs er peah ag é incan, ha ne virènt quet doh-t-ou ag en dout perpet é chonge hac é sperèd guet Doué.

Hum gavouet e rér souéhet a pe chongér penaus en en dès ellet cavouet en amzér de scribue quement a livreu, ean péhani nen doé casi tam yehaid hac e oé quen occupet, a hend-aral, é conduie en Ilis é general. A dra-sur nen dès guellet er gobér nameit rac ma receué sclærdér ha græceu extraordinær ag en nean; hac ehué en diacre Pierre en dès

assuret en dout liès gùélet er Sperèd-Santel é quis ur glomme ar bèn en Doctor santel-men én amzér ma scribué é livreu.

Ér fin, arlerh en dout conduyet en Ilis abad trizêc vlai, huéh mis ha dêc dé, ean e yas de receu d'en nean er recompance ag é ol labourieu, er blai huéh cand puar, ouaidet a dri uiguênd vlai pé ar en dro.

## *Aviseu spirituel sant Gregoër.*

1. En hani e ouile é béhedeu hac e za goudé de gouéh forh-æz ér péhèd, e hroa seblant a hobér penigen, pé ne houér quet hé gobér.

2. Er gùir garanté-é eàrein é ami é Doué, hac é anemis aveit Doué.

3. En n'emb en dès caranté Doué én é galon, e laboure aveit Doué hac aveit cresquein é hloër; en n'emb enta ne hroa nitra, nen dès quet ur gùir garanté.

4. Bout mad guet er ré vad ne vérite quet calz bout mêlet; mæs bout mad guet er ré fal e vérite ur mêlation bras.

5. Doué e falle dehou bout pedet liès ha casi bout contraignet dré importunance en n'emb er pède.

## RÉFLEXION.

El labour bras en doé perpet sant Gregoër, hac en ol sourcieu e guemeré ar é sperèd, ne virènt quet ne oé attàu un dén intérior. Goarnein e ré perpet er sperèd a zevotion, non-pas hemb quin én é oræsoneu, mæs memb é creis é ol labourieu. Mæs na disterret tra e hroa d'emb-ni colle en devotion a galon! Na disterret tra e rante hur sperèd-ni dibarfæt én hur pedenneu memb! Petra e zou caus de guement-cé? Allas! n'hun nès quet calz a garanté doh Doué; hur halon nen dé quet nehi distague doh en treu ag er bed, nen dé quet aveit Doué é labouramb. Er remæd enta doh en droug-cé, e zou gobér hul labour aveit pligein de Zoué hemb quin, ha ne verne petra e arrihuou goudé quement-cé, hum goutantein ag é volanté santel.



## *Er buarvêd dé a vis Guenholon.*

## SANT MERRI, ABAD.

SANT MERRI, gannet ér guér a Autun, ardro er blai huéh cand ha hantér-baud, e oé câret ha chérisset bras guet é dad bac é vam, rac ma huélènt én-ou un avistet hac un devotion admirable, én un ouaid é péhani é commance ordinæremant er squênd vad hac er ræson donnet d'er vugalé. A pe oé deit d'en ouaid a drizêc vlai, ean e zisclærias d'é guêrènt en desir en doé de gùittat er bed ha d'hum dennein én ur houvand. É dad hac é vam, péré ne vennènt quet m'en devehé bet ou huitteit, hum goutantas a larèt dehou é oé hoah rai youancq ha rai hoane aveit guellein bihuein én ur houvand; hac e zihuennas doh-t-ou a gonze a guement-cé. Merri ne gredas quet rescond nitra : tàuein e ras; mæs é vodesti hac é silance e laré muyoh eit nen devehé ellet é gonzeu larèt. Er bersévérance e ziscoas er hroaidur youancq-men én é résolution durant open ur blai, e hroas d'é guêrènt jugein é té en inspiration-zé a berh Doué, ha cousantein m'en devehé bet ou mab hé béliet. Hum dennein e ras nezé én ur houvand læn a venéh vertuus; mæs deustou péh quer santel e oé ou buhé, é oènt bet neoah souéhet é buélet vertu extraordinær en novice youancq-men; ind e huélas penaus nen dé quet en ouaid e hroa er vertu, hac é elle ur galon gredus arrihue é bèr amzér én ihuellan parfection : rac-cé ehué, goudé marhue ou Abad, ne dardezant quet ag er choége aveit derhel é léh.

Er Sant e gonsideras er gargue-cé, quêntoh eit ur béh ponnér, eit avel un dignité inourable. Él ma houyé assès penaus ur Supérior nen dé é pèn é guemunanté nameit aveit chervigein de scùir d'é ol menéh, ne ordréné nitra dehai hemb n'er pratiqué ean-memb er betan. Un Abad, em'ean, ne zelie quet larèt d'é venéh : *groeit en dra-men, quêrhet;* mæs ean e zelie larèt : *héliet-mé, groeit èl-on. Exampleu ur Supérior*, e laré-ean hoah, *e zelie bout é instructioneu principallan.* Hac, én effèd, ne hum goutanté quet a ziscoein d'é venéh en hènt stréh dré béhani é teliènt quêrhet; mæs quêrhet e ré ean-memb én ou raug, ha perpet

guet un air quer joéius ha guet un doustér quen admirable ha quen effédus, ma té er ré goannan, er ré en doé bihannan grèd ha devotion, de gavouet peb-tra æz ha douce.

É huélet en nombre bras a dud e zé d'é abaty eit er gòélet, hac én ur remerquein en istim e hroènt a nehou, ean e hroas er chonge de glasque é léh aral ul léh dissorb péhani ne gavé quet mui én é gouvand. Hum dennein e ras é segrèd én un deserh péhani e hanhuér hoah bermen logicg sant Merri. Inou en hum ras ol d'er gontamplation hac é pratiquas er rustan penigen. É veneh er hlasquas guet quement a sourci, m'er havezant ér fin. Ind er suplias guet hilleih a zareu de zistroein guet-hai d'er houvand; mæs èl ne ellènt gounit nitra ar é sperèd, ind hum adressas doh en Escob, péhani e yas ean-memb d'er havouet d'é ermitage hac e ordrénas dehou retourne devat é venéh. Aboeissein e ras, hac é zistro e laquas ur joé bras é mesque é venéh hac e hroas dehai bihuein ér brassan grèd, rac m'ou doé eune ne vehé bet marcé ou lizidandat é chervige Doué, e oé bet caus dehou d'ou huittat.

Anfin sant Merri e yas de Baris hac e achihuas inou, dré ur marhue précius, ur vuhé quer santel. Sàuet-oé bet ar é vé un ilis vras, péhani e zougue é hanhue, hac e zou un ilis-parræs a Baris, hac ur chabistre a Chanoénèd.

## RÉFLEXION.

Er Sant-men, dré é humilité, e gùittas é gargue inourable, ha dré é aboeissance d'é Escob hé heméras arré. Doh aboeissance un dén é hanàuér hac ean en dès ur gùir vertu. En humilité memb, hemb en aboeissance, nen dé nameit un orgueil. Ne chonget quet é hès nitra pourfitaploh na nitra surroh aveit aboeissein d'er ré en dès autorité ar-n-oh, hac e zou carguet ag hou ç'inean.

*Eile Réflexion.* En example, emé sant Merri, e zou en instruction principal e zelie rein ur Supérior d'er ré e zou édan é autorité. Mistre ha penneu tyegueah, ne falle quet d'oh cleuet trous én hou ty, ne falle quet d'oh cleuet hanni é touïet; ræson e hoès, hac hou tevér-é dihuen quement-cé; mæs chué dihoallet ag er gobér hui-memb. Hui e falle d'oh ma vou peb-unan humble, douce ha devot memb, quer-clous hou servicerion èl hou pugalé; un dra vad e houlennet; mæs

reit dehé ehué en example a guement-cé, ha dalbet aveit un dra sûr penaus hou ç'example e hroei perpet muyoh a efféd ar ou sperèdeu hac ar ou haloneu aveit ne broei hou conzeu.

---

*Er buemvèd dé a vis Guenholon.*

## SANT LAURANS JUSTINIEN.

En Sant-men e oé gannet é Venise a guèrènt inourable. A vihannicg é oé douce hac aboeissant; ne oé hoah nameit croaidur, ha deja é oé arrestet mad én é gonzeu, memb guet é verdér, ha gobér e ré peb-tra guet un air poset ha parfæt, èl pe vehé bet un dén deja diaséet mad. É vam, un dé, én ur gonsiderein é gomportemant aviset, en doé bet eune ne vehé bet quement-cé un efféd ag ur vanité segrèd, hac e zisclærias dehou hé santimant. Laurans e rescondas: me mam, n'hou pet eune erbet, ne mès quin ambition nameit de vout servitour de Zoué ha devottoh eit mem berdér m'ar guellan. Er burtæt vras é péhani é vihué hac er vertuyeu caër e braliquas goudé, e hroas d'hanàouet er huirioné ag er péh en doé laret d'é vam.

Penaus-benac ma vihué é creis er bed èl ur menah, ean e santé neoah én é galon un hoant bras de hum dennein én ul léh distro benac, hac offrein e ré de Zoué é ol bedenneu hac é ol œvreu mad aveit obtenein guet-ou er græce d'hanàouet er stad a vubé de béhani é oé galhuet. D'en ouaid a nandêc vlai, goudé en dout examinet mad é vocation, ean hum dennas én ur houvand a Chanoénèd-menéh, péhani e oé én un inisennicg hanhuet Alga, toste de Venise, é péh léh é pratiquas mortefficationeu quer bras, ma hum gavas é Supérior obliget de zouçat é hrèd. Rein e ras drès peb-tra un example caër a batiantæt én ur hlinhuèd en doé bet, én ur souffrein, hemb hum glêmme hac hemb demante, poénieu horrible, trohein tameu ag é guicg ha laquat en hoarne rû ar é houlieu, én ul larèt hoah ne oé nitra quement-cé é comparage doh en tourmanteu en doé anduret er Vartyrèd.

Durant ma oé bet menah ne antréas jamæs é ty é guèrènt, nameit aveit assistein é vam én ær ag hé marhue. É homilité vras e hroé dehou dougein ha refuse er hargueu inourable;

mæs caër en doé dihuen, é oé bet choéget aveit bout General ag é urh ; ha goudé quement-cé er Pab Eugène puarvèd er groas Escob a Venise.

Goudé bout bet groeit Escob, ne zismunias nitra ag en amzér e ré d'en oræson nac ehué ag er mortefcationeu e bratiqué a pe oé menah. Veillein e ré memb dehuéhatoh én noz, aveit en dout durant en dé muyoh a amzér de rein d'é boble. Biban a dra e zispigné én é dy, a balamor, em'ean, m'en doé hilleih a vugalé de vâguein, de larèt-é, hilleih a beurerion. Hac, én effèd, é garanté aveit-hai hac aveit en tyegueaheu peur e oé quer bras ma hum gavé liès obliget, goudé en dout reit ol er péh en doé, de guemér ean-memb é preste argand pé æd aveit fournissein d'ou dobérieu.

É zoustér hac é vadeleah é quevér peb-unan, e hroé ma oé câret ha respettet bras guet en dud a ilis ha guet ol er boble ; quement-cé e chervigeas ehué hilleih dehou aveit laquat én é escobti ur reihtæt caër.

Deustou ma santé é nerh é hoannat ar fin é vuhé, ne fallé quet dehou bihannat é labourieu apostolique nac é vortefcationeu ordinær. Goudé en dout laret en overen, dé Nendelêc, ean hum gavas goal-glan. É serviterion, péré e houyé é cousqué perpet ar er balet, er pedas de changein gulé ; mæs rescond e ras dehai : *Jesus-Chrouist e zou marhue ar er groéz, ha hui e vennehé ma varhuehé ar er plu ur péhour èl on-mé ?*

Arlerh en dout receuet é Sacremanteu dehuéhan, én ur huélet é serviterion é ouilein én dro dehou, ean hum laquas d'ou honsolein, én ul larèt penaus er haërran dé ag é vuhé ne zelié quet bout aveit-hai un dé a zareu hac a dristedigueah. Un nebedicg amzér goudé ean e rantas é inean de Zoné, guet un drauquillité vras, er blai puarzèc cand puemb-ha-hantér-hand, d'en ouaid a drizèc vlai ha tri uiguênd.

## RÉFLEXION.

Laurans Justinien e oé devot én é youancquis ; goudé é oé bet ur menah devot ha gredus, hac anfin un Escob santel. Dougeance Doué, én dud youancq, e zou ur merche ag ur vuhé hac ag ur marhue santel.

Ur blanten youancq, drèt, dresset caër ha plantet é doar mad, a p'hé dès groeit ur huéh hé gouriad, e huelia perpet hac e za de vout caërroh-pé-caër peb plai. Ur huen,

péhani e zou bet abandonnet ha lausquet de guemér ur fal blégue, e hoarnou er fal blégue-cé durant ma padou.

Nac avantajusset-é enta hum rein abret-mad de Zoué ha féabein er fal inclinationeu quentéh èl ma tér d'ou banàouet! Leçon gaër aveit er vugalé, leçon gaër aveit en tadeu ha mameu. Er vugalé e zelie abret quemér ur plégue mad, hac er guërènt e selie er rein dehai.

---

*En huèhvèd dê a vis Guenholon.*

## SANT BERTIN, Abad.

En Sant-men, gannet é cartér Constance, é Suisse, ha sàuet a dud vad ha pibuicq, én ul leluein, én é youancquis, buhé er Sænt, e hum santas inspiret d'ou hélie én ou fæçon de vihuein hac e renoncias d'en ol chanchen caër a béré é ellé bout én gorto, aveit hum dennein én ur houvand.

Èl m'en doé ur volanté vad, ha ma oé douguet open quement-cé dré en exampleu caër e huélé dirac-t-ou, ean e zas é bèr amsér de vout ur menah parfæt ha santel bras.

Èl ma oé bet sant Omer, menah ag er memb couvand, hanhuet Escob, Supérior er houvand e ras dehou sant Bertin aveit er secour de instrugein é boble hac aveit perdègue én é escobty. Bertin er groas guet ur grèd péhani ne ellé quet manquein a vout beniguet guet Doué. É ol labourieu ne hroènt quet dehou bihannat nitra ag é vortefìcationeu: en nerh vertuus ag é gonzeu e oé un efféd ag é zevotion tinér, hac é example e houmié quement a ineaneu de Zoué avel ma hroé é berdégueu.

Un Eutru ag er vro, touchet dré er burhudeu e hroé en dén santel-men édan condui sant Omer, e offras d'en Escob ul léh hanhuet Sithiu, guet en doar e oé staguet doh-t-ou, aveit seuel inou ur houvand, pé aveit gobér a nehou en implé en devehé bet cavet jaugeaplan aveit gloër en Eutru Doué hac aveit avantage er boble. Sant Omer e hroas seuel ur houvand, a béhani é oé bet dehuéhatoh Bertin hanhuet Abad, én drespet d'é humilité. Chetu é péh fæçon é commanças abaty Sithiu, péhani e zou bet pêl-amsér é Flandre ur seminær a Sænt, avel ma oé abaty Luxeuil é Bourgogne.

Penans benac ma oé ranteu assès doh en abaty, en Abad

hac é venéh e vihué guet bara ha gouriad lezeu hac e secouré er beurerion guet en achimant. Él ne gommandé er Sant-men nitra a guement ne ré ean-memb en example, en en doé bet er gonsolation de huélet é ol venéh, a béré é oé bras en nombre, é rein én deserh a Sithiu en exampleu caër a humilité, a benigen hac a zevotion gredus, péré e oé bet admiret én Ermitèd santel a zeserh er Palestine.

Sant Bertin, a béhani er vuhé e oé bet ur breparation continuel d'er marhue, doh hum gavouet ouaidet bras, e laquas ur menah devot de vout Abad én é léh, aveit hum rein ol d'en oræson hac aveit hum zisposein de verhuel; quement-cé ne viré quet ne hélié perpet ol er réglemant guet un humilité hac un aboeissance admirable. Anfin, d'en ouaid a gand vlai pé ar en dro, ean e rantas é inean d'é Grouéour, ardro seih cand vlai arlerh donnedigueah hur Salvér.

## RÉFLEXION.

Er vuhé ol nen dé quet rai aveit chongeal ér momand doh péhani é ma staguet hun éternité eurus pé malheurus. Mar dé triste chongeal ér marhue, tristoh e vou hoah merhuel hemb en dout chonget a verhuel. Chonget pé ne chonget quet ér marhue, nen dé quet bihannoh sûr é varhuebet, nac a vihannoh conséquance hum brepareín de verhuel.

*Eile Réflexion.* Admirein e ramb avistet er Sænt, mêlein e ramb er hourage guet péhani en ou dès qùitteit ou madeu, ou hêrènt hac ou bro, ha rènonciet d'er chancheu caër ha d'en ol pligeadurieu ag er bed, aveit monnet de chervige Doué én deserh pé ér houvandeu. Ræson hun nès de rantein dehai er justice-zé; mæs ha ni e zou escusable é vanquein a bratiquein vertuyeu er Sænt? Gùir-é, nen dé quet necessær de bep-unan qùittat é ol vadeu, nac en ol nen dint quet galhuet guet Doué aveit monnet d'er bouvandeu pé d'en deserh; mæs dén erbet nen dé dispanset ag en dout ur gùir desir, ur grèd véritable aveit é salvedigueah nac a labourat guet presse ha courage aveit hum rantein sant, én ur gonduie én é stad ha condition ur vuhé véritablemant crechén: ha chetu azé é petra é consiste er fréh, er pourfit e zeliér tennein ag el lectur e hroér a vuhé er Sænt.



## *Er seihvèd dé a vis Guenholon.*

## SANT ELZÉAR HA SANTÈS DELPHINE, É VOÈS.

ELZÉAR, Eotru bras a Brovance, e oé quer charitable a vihannicg, ma ré d'en ouaid a buemp plai d'er beurerion ol er péh e vezé reit dehou aveit hum zivertissein; liès memb é ré dehai é vara ag é zourne, ha biscoah ne oé bet gùélet ur hroaidur abocissantoh na parfettoh. É yondre, Abad a Sant-Victor, e guemérus er soign d'en instrugein. Æz-é comprenein péh pourfit e hroas ér sianceu hac ér vertuyeu én ur scôl èl henneh ha guet dispositioneu èl en doé.

Aveit pligein d'é dad, ean e ziméas d'un damezel hanhuet Delphine, brudet dré hé noblance ha hoah muyoh dré hé devotion hac hé vertu. En neu brièd santel-men e guemérus, en dé quetan ag ou æred, er résolution de hoarne er huerhtæt, hac e zalhas doh-t-hi bet er marhue. Ind e bassas en noz quetan é peden, durant péhani Doué e garguas ou ineaneu pur ha glan ag ur joé hac ag un doustér santel. Elzéar, aveit goarne er vertu gaër ha précius-cé, en doé recour doh er bedeu hac er mortefiçationeu; ne hum goutanté quet a hobér er yunieu ordrénet dré en Ilis, yune e ré open hoah d'er gùinér ha d'er sadorne; douguein e ré ur cilice noz ha dé; covessat ha communiein e ré peb sul.

En dén santel-men e laqué er reihtæt caërran én é dy. Gobér e ras, aveit é serviterion, ur réglemant admirable, péhani e zeliehé bout héliet é peb tyegueah crechén.

### *Chetu amen er réglemant-cé :*

1. Ordréne e ran de guement unan e zou d'oh me chervige, hum gavouet bamdé ér pedenneu de vitin ha de noz, hac él lectur spirituel e vou groeit é quemun.
2. Tostat e reint peb mis d'er Sacremanteu.
3. Dihuen e ran doh-t-hai a hoarie en dinceu hac en ol hoarieu chanchus.
4. Dihuen e ran a vout ruste é quevér me meiterion, é sigur gobér me affærieu.
5. En douïerion hac er ré e vou hardéh assès eit larèt conzeu dishoneste pé lubric, e vou laqueit ér mæz ag en ty.

6. Ne lausquein quet hemb punition er ré e hoal-gonzou ag en nessan, na quer bihan er ré e vou trous pé scandal étré-z-hai; ha mar arribue, dré valheur, un dissantion benac, é rinqueint hum accordein quentéh.

Er bunition e ré d'en dud ag é dy, e oé yune ar vara ha deur un dé pé open, revé er vrastet ag er faute.

É dy e oé digueor d'en ol beurerion, ha derhel e ré ur rôl ag er beurerion méhêc ag er hartér; ou visitein e ré ean-memb liès; ou honsolein hac ou secour e ré dré é alézonen.

Er Roué a Naple, én ur brézel en doé de soutén, e ras d'é vrér ha de sant Elzéar er gargue de gommandein en armé. Er Sant, goudé en dout gouniet er victoër, e renoncias d'en armé a gaus d'en dangérieu e gavé ér stad-cé eit é salvedigueah.

Anfin, goudé en dout chommet clan, ean e hroas ur govézion general hac e receuas é ol Sacremanteu guet un devotion extraordinær. Doué, eit purifiein é vertu ha cresquein é vérit, e bermettas, én amzér ma oé én agoni, ma oé bet tantet én ur fæçon cruel dré er goal-sperèd; nezé é laras én ur grial: ô men Doué! na terriplet-é pouvoér me anemis; un nebedicg goudé, é oé bet cleuet é larèt: hum rantein e ran aquerh de jugemant men Doué; én é visericorde é laquan me ol gonfiance; hac ér fin é laras guet ur face joéius: dré hræce men Doué, feahet e mès en anemis. Er honzeu dehuéhan-men e gonsolas ol er ré e oé presant, péré e oé bet chagrinet é cleuet er honzeu quetan. Nezé é rantas é peah é inean de Zoué er blai trizèc cand tri-ar-n-uiguênd, ouaidet a eih vlai ha tregond.

É briêd pur Delphine e vihué hoah én amzér ma oé bet canoniset. Er Roué hac er Rouannès a Naple, é palæs péré é oé er Santès-men, ha péré hé sellé èl ur scùir a vertu aveithai, ne vennènt quet hum zispartiein doh-t-hi. Arlerh marhue er Roué, er Rouannès, hanhuet Sanci, e renoncias de inourieu er bed eit hum rantein léannès én hur houvand hé doé sàuet é Naple; ha durant dêc vlai ma oé bet inou, ne vennas quet hum zizobér ag hé heih Delphine, péhani en doé hé laqueit én hènt ag er vuhé spirituel. Arlerh marhue er Brincès santel-men, Delphine e zistroas é Provance, hac hum dennas é mannér Ansoé, é péh léh é continuas de

vihuein ér pratique a bep sorte vertuyeu. Merhuel e ras é Apte er blai trizêc cand nàu-ha-tri-niguênd, ouaidet a huézêc vlai ha tri niguênd, en huéh-ar-n-niguênd a vis guenholon.

RÉFLEXION.

Pennen tyegueah, queméret aveit oh ha groeit bélie én hou tyér er reihlæt caër en dès bet dalhet sant Elzéar én é hani. Chonget é oh carguet de veillein ar hou pugalé hac ar hou serviterion, hac é rantehet un dé conte a nehai de Zoué, quer-clous èl ma rantehet ag hou puhé hui-memb. Groeit enta ma vihueint revé lézen Doué, ha corriget er ré e vehé bardéh assès eit offancein Doué én hou presance; ne anduret quet, drès peb-tra, en touïadelleu, er honzeu dishoneste nac er goal-gonzereah ag en nessan.

---

*En eihvèd dé a vis Guenholon.*

GANNEDIGUEAH ER HUÉRHIÈS GLORIUS VARI.

INOURAMB en dé eurus-men é péhani é ma gannet er Huérhiès santel; inouramb-ean guet ur joé santel, guet en ol devotion ha solannité possible. En nean e ra d'emb hinihue ur presant bras ha forh-caër, emé sant Bernard : én dé-men-é é commanças en dihoeldæt é péhani é oé interret ol er bed a houdé open puar mil vlai, d'hum zismantein ha de zisparissein é raug sàu er verleuèn-ligùernus-men gorteit ha desiret a houdé quéhèd a amzér dré er Batriarchèd santel hac er Brofætèd. Inouramb ol, emé sant Yehan Damascèn, gannedigueah en hani en dès changet é joé hun tristedigueah, de béhani é oé bet caus Ève, hur hetan mam. Queméramb lod ér joé e oé én nean a pe oé gannet er Huérhiès santel destinet aveit bout Mam de Salvér er bed hac aveit bout Rouannès en nean hac en doar. Hum rejouissamb, rac m'en dé en hani e zelie bout hur mam douce ha mad, hun espérance unique arlerh Jesus-Chrouist, hun avocadès puissant dirac hé Mab, hac én ur guir, hur peah, hur joé, hur gloër hac hur honsolation.

Er hroaidur eurus-men, gloër en nean ha joé ol er bed, carguet a hræceu particuliér ag er hetan momand ag hé honception, e oé gannet ér guér a Nazareth, tregond leàu

doh Jerusalem. Sant Joachim, hé zad, ha santès Anna, hé mam, e oé en neu zén santellan ag ou amzér. Ne oènt quet, gùir-é, brudet dré ou madeu nac a gaus d'er rang e zalhènt ér bed; mæs inourable e oènt a gaus d'ou ligné, rac sant Joachim e oé a ligné David, ha santès Anna e oé a famille er Vêlean ag er gouh lézen, hac inouraploh e oènt hoah ou deu dré ou vertuyeu ha dré ou santeleah.

Un nebedicg amzér goudé ma oé gannet er Huérbiès santel, péhani e oé admiret guet en Ælèd memb, é oé bet douguet d'en tample, é péh léh é oé bet reit dehi en hanhue a Vari, péhani e senefie Rouannès, Intron ha stirèn. Sant Ambroès ha sant Bernard e assure é oé bet reit dehi en hanhue-cé èl en hani e ellé gùellan rein d'hanàouet hé brastet, hé dignité hac hé excellance: Mari, emé sant Bernard, e zou ur stirèn gaër ha ligùernus, sàuet drès er mor bras ha dangerus ag er bed: en hani e golle er gùél ag er stirèn-men e zou én dangér a farie ar en hènt mad, a scoein doh er roh hac a hum golle. Ha hui e falle d'oh, e lare hoah er memb Sant, mirèt nen dehoh d'hum golle, sellet doh er stirèn-men, galhuet Mari d'hou secour; mar d'oh burtellet ha tourmantet dré dantationeu, sellet doh er stirèn-men, ha prononcet en hanhue santel a Vari aveit goulen secour. En hanhue a Vari, emé sant Antoén a Badou, e ra confiance d'er ré er prononce guet devotion: douçoh-é ar er guêneu aveit er mél, agréaploh d'en discobarne eit er hân mêlodiussan, huêccoh d'er galon aveit er joé brassan. Mar d'oh troublet é chongeal ér vrastet ag hou péhedeu, mar d'oh tantet de gouéh én desespoér, chonget ér Huérbiès Vari, emé sant Bernard: en hanhue santel-zé e vihannei hou scont hac e allumou én hou calon er gonfiance hac er garanté. Én ol dangérieu ag hou puhé, én hou ç'affærieu diæs, én ol accidanteu triste hac anquinus, hou péet recour doh Mari; prononcet en hanhue a Vari; revou en hanhue santel-men perpet ar hou guêneu, ha revou scribuet hoah donnoh én hou calon. Hou péet chonge penaus, durant ne gollehet quet er gùél a Vari, ne féhoh quet farie; penaus, durant ma vehet dihuennet dré-z-hi n'hou pou nitra de zougein, hac é houyehet, dré un expériance surus, é ma guet ræson ha justice é tougue en hanhue a Vari, é ma galhuet er Vam a druhé ha retirance er béherion.

## REFLEXION.

Nac eurusset e vein-mé, e laré sant Gregoër a Nazianse, mar guellan em bout ar men guêneu en hanhue santel a Vari, ér momand ma varhuein! Jesus ha Mari, chetu en neu hanhue santel e ra assurance, én ær ag er marhue, d'un inean penitand ha glaharet. Na respettaplet-é en hanhueu santel-men d'en Æled! Na terriplet-ind-i d'er goal-sperèd! Na douçet-ind-i d'un inean crechén, a p'en dint merchet dôn ér galon!

Ur péhour penitand, emé sant Bernard, én ur brononcein en hanhue santel a Vari, e guemére ur hourage nehué hac e sante é espérance é cresquein; en hanhue santel-men e allume en ol devotion én un inean juste. A pe brononçan en hanhue a Vari, é chongean penaus é ma Mam Doué-é ha me mam-mé; chongeal e ran en e mès un avocadès dirac me Salvér hac ur brotectourès puissant dirac me Juge. A pe brononçan en hanhue a Vari, é tinerra me halon é quevér ur Vam quen douce ha quer mad. *Jesus* ha *Mari*, chetu er péh e brononcein cand ha cand guéh én ær a me marhue: *Jesus* ha *Mari*, chetu er péh e larou hemb arsàu me halon ém intérior, a pe ne ellein quet mui conze. Groeit e vou d'eign cleuèt beta me huannad dehuéhan en hanhueu a Jesus hac a Vari; ha beta men dehuéhan huannad é veint aveit on hanhueu a gonfiance, a vénédiction hac a salvedigueah.

---

### *En nàuvèd dé a vis Guenholon.*

## SANT FOCAS, JARDRINOUR HA MARTYR.

SANT FOCAS e oé ur jardrinour peur a Syrie, péhani e vihué diar bouis é zivréh hac e antretené él-cé é famille gùellan ma ellé.

Deustou m'en devehé ellet bum zispansein a hobér alézoneu, a pe oé peur ean-memb, é dy e oé neoah digueor de ol er beurerion e bassé: ou receu e ré guet ur garanté vras, ou logein e ré revé é gomodité ha rein e ré dehai de zaibrein ag er péh en doé. Péh rebreiche e rei un dé er jardrinour peur-men de hilleih a dud pihuicq péré e zou quen avaricius! En dén peur-men nen doé nameit poén é zivréh aveit bi-

hueïn, ha neoah ean e hartagé guet er réral er péhie en doé.

Er ré beur, péré n'ou dès nitra, e gave neoah erhoalh aveit rein d'er réral : gùélèt e rér ne vanque nitra d'er ré juste hac é ma pihuicq assès en hani e laqua é gonfiance é Doué. Lamet enta ag hou calon en défiance-sé péhani e barra doh-oh a vout charitable : reit guet larganté, ha hui e recevou guet abondance.

Èl ma ridas dré er hanton er brud a Focas, péhani e oé ur hrechén quer mad, er Goarnour a Antioche, péhani e bersécuté er Grechénion, e gassas soudardèd d'er hlasque aveit el laquat d'er marhue. Digouéh e ras dehai hum gavouet guet-ou hemb en hanàouet, hac ind de houlenne guet-ou hac ean e hanàué ur hrechén hanhuet Focas; er Sant, péhani e huélé assès aveit petra é oé clasquet, e rescondas, ya, em'ean, en hanàouet e ran, ha mar plige guet-n-oh logein guet-n-eing hineah, arhoah me hroei d'oh er gùélet ha conze doh-t-ou. Ind e gousantas de guement-cé; rein e ras dehai de gouénieïn gùellan ma oé possible dehou, ha, durant ma oènt é cousquet, ean hum breparas d'hum rantein digne ag er gourôn a vartyr hac e hroas un toul én doar aveit interreïn é gorve. En trenoz vitin, èl ma houlennas er soudardèd guet-ou é mèn é oé Focas, ean e rescondas : chetu-mé amen, em'ean, mé-memb-é er jardrinour Focas; laqueit-mé d'er marhue, chetu mem bé preparet. D'er gonze-sé ind e chommas souéhet bras; hac èl ne houyènt penaus en trugairéquat ag en diguemér mad en doé groeit dehai, ind e vennas sauvein é vuhé dehou; mæs en desir en doé er Sant de souffrein aveit er fé, e hroas dehou larèt nezé : *M'hou pède d'hobér d'eign er péh e sou bet ordrénet d'oh; commandet zou bet d'oh me laquat d'er marhue, n'em ispergnet quet.* Ou tressein e ras quement m'er hondaiezant dirac er Goarnour, péhani er hondannas de vout dibennet. Souffrein e ras er martyr ér guér a Antioche.

## RÉFLEXION.

Hum inean e zou haval doh ur jardrin pé doh en doar. Mar falle d'oh hou pout ha dastume a ziar hou toar lezeu mad, fréh hac æd mad, é ma ret hâdein grein mad, é ma ret huennat ha dibouriennein er fal lezeu. El-cé ehué, mar falle d'oh ma tougou hou ç'inean fréh mad, fréh

digne de vout presantet de Zoué, digne ag er baraouis, hâdet grein mad én hou ç'inean, de larèt-é, cheleuet conzeu Doué, cheleuet en inspirationeu ag en nean, lamet ag hou calon, dibourriennet er fal inclinationeu péré e vougue én-oh en inspirationeu mad hac en desirieu santel. Mar dès un dra-benac a boén é hobér quement-cé, péh joé n'hou pou-hui, péh contantemant én amzér ag en æst, de larèt-é, ér fin ag hou pobé!

*Eile Réflexion.* Mar falle d'oh hou pout un æst bras ha caër, hou péet sourci a hâdein billeih én amzér m'en dé ret; èl-cé groeit hilleih a œvreu mad hac é receuehet ur recompance caër; beah a volanté vad é quevér en Eutru Doué; reit dehou er péh e ellehet; groeit ér bed-men ol er vad e zou possible d'oh; Doué e vérite hoah davantage, ha paiet mad e vehet ag hou ç'ol labour hac a ol hou poénieu dré un éternité eurus, péhani e bonniér én ur bèr amzér.

*Tairvèd Réflexion.* Caër hou pou labourat en doar, caër hou pou hâdein grein mad, nitra ne gresquou ma ne za er glàu hac er glouéh ag en nean de blubein ha de zouçat en doar, ha ma ne za en heaul d'en tuemmein dré é hrouiz. Èl-cé ne verne petra e ellehemb gobér aveit gloër Doué, ni e zelie perpet hanàouet nen d'omb capable de nitra a vad a hanamb hun hunan, hanàouet nen d'omb nitra, goarne hur sperèd hac hur halon humble, ha dougue en ol gloër ag hun œvreu mad de Zoué, péhani, dré é hræce, e ra d'emb er chonge, er volanté hac en nerh d'ou gobér.

---

## *En décvèd dé a vis Guenholon.*

## SANT NICOLAS TOLANTIN, ERMIT.

ER Sant-men e zou lishanhuet Tolantin, a hanhue er guér é péhani é tremeinas en darne muihan ag é amzér hac é achibuas é vuhé. É vam, péhani e gommancé deja avance mad én ouaid, er receuas guet Doué dré intercession sant Nicolas a Bari, ha dré hanàuedigueah vad e broas rein dehou en hanhue a Nicolas én é vadiènt.

Èl nen doé dirac é zeulegad nameit exampleu a vertu ér vuhé santel e gonduyé é dad hac é vam, ean e broas én ur scôl quer mad ur pourfit extraordinær d'é ouaid. Èl m'en

doé cleuet larèt penaus sant Nicolas, é batrom, e yuné teir guéh ér suhun én amzér ma oé hoah bihan, ean e vennas gobér èl d'ou, ha goarne e ras er gustum-sé a dal é youancquis bet er marhue. É barfection hac é vodesti én ilis, hac é spécial én overen, e oé admirable, hac en dareu a zevotion e scùillé én amzér ag er gonsécration, e hroé d'en ol credein é huélé guet deulegad er horve Jesus-Chrouist én hosti. É burtæt bras, péhani e hroé dehou pèllat a nezé doh compagnoneah er merhedigueu ag é ouaid, e véritas dehou er faveur-zé. Goudé en dout assistet un dé én ur perdègue e hroas ur menah a urh sant Augustin, ar en disprisance e zeliér gobér ag er bed, ean er suplias d'er receu én é gouvand. Er menah en obligeas de houlen permission guet é dad hac é vam. N'ou doé quin croaidur nameit-ou; mæs, èl ma oènt læn a religion, n'ou doé quet vennet sellet doh ou intérès, hac ind e ras ou housantemant d'er péh e houlenné ou mab. Quentéh èl ma oé bet receuet én noviciat, é chervigeas de scùir d'er venéh ancién, hac ol é larènt en ou doé receuet quêtoh un æl aveit un dén.

Goarne e ras én effèd ur burtæt parfæt durant ol é vuhé, hac a ziarbèn quement-cé-é ehué en er represantér perpet guet ur flourdelissen én é zourne. Aveit mirèt er burtæt-é é castié é gorve dré vortefécationeu continuel. Labourat e ras durant tregond vlai guet hilleih a fatique aveit instrugein er boble; perdègue e ré casi bamdé guet ur fréh admirable, gobér e ré catechim d'er vugalé ha tremeine e ré un amzér vras é covessat. É batiantæt e oé bet aproquet dré hilleih a glinhuédeu. É creis é boén, é remæd bras hac é gonsolation e oé méditein ha contamplein passion hur Salvér. Én ur blinhuèd bras, é péhani é chongé guet-ou bout én dangér a varhue, ean hum santas én un taul troublet dré en eune a jugemanteu Doué; hum recommandein e ras guet confiance d'er Huérhiès glorius Vari, péhani e apparíssas dehou hac e laquas én é inean ur halme hac un dranquillité péhani e badas durant ma vihuas goudé.

Doué, aveit recompancein anfin innoçance ha penigen é servitour fidel, e ras dehou er faveur de gleuèt liès cân mélodius en Ælèd én huéh mis dehuéhan ag é vuhé.

A pe oé preste de verhuel, ean e houlennas pardon guet é verdér-menéh ag er goal-example e ellé en dout reit dehai,

ha goudé en dout bocquet d'er groéz, én ul larèt er honzeumen : *étré hou teourne, men Doué, é recommandan m'incan*, ean e varhoas er blai trisêc cand nàu, ouaidet a sêc vlai ha tri niguênd.

### *Chetu amen darne ag é aviseu spirituel.*

1. Ur galon en dès tanhoueit ur huéh er pligeadurieu éternel, ne gave quet gouste é pligeadurieu en doar.

2. Penaus é elle quemér anquin ha melconi erbet en hani e chervige Doué a huir galon?

3. Sel-mui a boén e gavér é chervige Doué, sel-mui é tenirér souffrein a pe gârér Doué erhat.

4. A pe gonsiderér Passion Jesus-Chrouist, nen dès mui a boén, a guement e vehé é gùirioné poén.

5. Na pourfitaplet-é impléein erhat en ol momandeu ag en amzér, a pe ellamb guet-hai gounit un éternité a bloër!

### RÉFLEXION.

Er Sant-men en doé un devotion vras aveit sant Nicolas, é batrom, a béhani é tougué en hanhue; hac aveit gobér èl d'on, ean e gommanças, én é youancquis, yune tair gùéh ér suhun. En devotion-zé e hroas dehou santein durant é vuhé en effédeu particuliér a brotection é batrom. Péh sorte devotion e hoès-hui d'hou patrom, a béhani en e hoès en inour de zougue en hanhue, péhani ne hoès quet bet recevet aveit nitra én hou padiènt? En amiaplan, er hoellan devotion e fehoh hou pout dehou e zou pratiquein é vertuyeu, hac aveit quement-cé é vehé ret hum instrugein ar é vuhé.

*Eile Réflexion.* Nen dès Sant erbet nen dès bet ur sourci bras a bêllat doh ol er péh e zou contrel d'er burtæt; conservet ou dès ol er flourdelissen précius-men dré en drein ag er benigen. Castiet ou dès bet ou horve, mortefiet ou dès bet ou squênden naturel ha feahet ou fal inclinationeu. Er benigen, er mortefication e zou en halén péhani e hoarne doh er gorruption. Péguement en hum drompe er ré e chonge é ellant goarne er vertu-men hemb hum chervigein ag er memb moyandeu!



## *En uinécvèd dé a vis Guenholon.*

## SANT PATIANT, Escob.

Nitra ne zisco d'emb gùel mérit extraordinær er Sant-men aveit er choége e'oé bet groeit a nehou aveit bout Escob ag er guér a Lyon, quer respettable dré hé houhoni ha dré en nombre bras a Escobèd, brudet dré ou doctrine ha dré ou santeleah, péré en dès bet conduyet en iliz-cé.

En dout e ré dré excellance en ol vertuyeu e houlenne en Apostol sant Paul én un Escob. É sourci a vugul hum streàué ag en eile pèn d'éguilé ag é escobti, ha nitra ne ellé derhel doh é instructioneu, erihueit dré é example ha dré é alézoneu, péré e oé extraordinær.

Arlerh ur ravage hac un distruge bras e hroas er Gothèd én doar a France, é spécial ér hartér a Lyon, é tas ur guèr-teri cruel; biscoah ne oé bet gùélet un dristedigueah quer bras; ne vené gùélet é peb léh nameit tud varhue pé tud é tisséhein guet en dobér hac en nap. Er Sant-men, touchet bet er bihue é huélet en disconfortance publique ha generalcé, e impléas peb sorte moyandeu aveit soulagein er bobie én un necessité quen estrange; gobér e ré, guet dispigne bras, degasse ag er broïeu pél ur gantité vras a æd, péhani e hroas partagein étré en ol beurerion.

Ne hum gontanté quet a soulagein hemb quin en dud peur hum bresanté dirac é seulegad, hac a béré é cleué er blem-meu hac er bri; ne hum gontanté quet a monnet de glasque ean-memb er beurerion méhêc d'ou zy ha d'ou assistein; ne oé quet assès aveit-ou secour ol é escobti, é garanté am-braset e hroas dehou chongeal a fournissein en ol soulage-mant possible d'er provinceu a ziardro, é quement léh ma cleué laret é oé nécessité. Formein e ras magasineu pé gra-niéleu æd ar riviér er Rhône hac ar hani er Saône; ha dré er charité-zé hemb hé far, ean e sauvas er hérieu a Arle, a Orange, a Vivier, a Valance, a Avignon hac a Ariez, péré er sellé ol avel un eile Jojeb hac èl diboénïour en ol pro-vinceu-zé. En Auvergne hac en Aqùitén ne chommas quet ehué hemb santein en effédeu douce ag é larganté, ér fæçon men doé dén doutance erbet ne gresqué dré viracle en æd én é braniéleu.

E vertu ne barissé quet bihannoh én é œvreu aral. N'ellér quet nombrein en hérétiquêd e gonvertissas dré en nerh miraclus ag é instructioneu. Én ur assistein én ur honcile a Arle, é oé bet admiret é sperèd luêm, péhani e hanàué bean en treu cubeltan. Inouret-oé é peb léh avel ur Sant, haç é peb léh ne vezé hanhuet nameit scùir hac example parfæt en Escobêd.

Anfin, læn a œvreu mad hac a vériteu, ean e yas de receu é recompance d'en nean ardro er blai puar hand puar uiguênd.

## RÉFLEXION.

Doué en dès degasset a amzér de amzér tud carantéus ha charitable bras aveit chervige d'example d'er réral hac ou dougue de bratiquein en œvreu a garanté. Nen dé quet hemb quin én amzér ancién é hès bet gùélet er sorte exampleu caër-zé, gùélet e rér hoah, dré hræce Doué, én hun amzér hac én hur bro, tud vad ha truhéus é quevér er beurerion. Durant er guêrteri e arrihuas ér blai mil seih cand deu uiguênd, un dén a ilis ag hur bro, goudé en dout reit d'en dud peur ol er péh en doé, e brenas é credicq mar-a-donnet æd aveit secour en dud peur ag é gartér. Ér memb amzér-zé é oé bet gùélet un dén pihuicq ag er mæzeu, é escobti Léon, é monnet a guér de guér, a dy de dy, guet ur sam bara ar é jau, aveit clasque ean-memb er beurerion mébêc hac é rein un dorh d'unan, un hantér-dorh d'un aral, revé en nombre a dud e oé é peb ty. Péh vad ne broas quet én é gartér en dén pihuicq ha vertuus-cé durant ur guêrteri péhani e badas ardro tri blai!

Admirein e ramb alézoneu en dud charitable; joé hun nès memb é cleuèt conze ag ou œvreu mad; mæs péh doustér ne santehemb-ni én hun ineau, pe broéhemb èl d'hai!

---

## *En deuzêcvèd dé a vis Guenholon.*

## SANT GUY PE GUYON.

SANT GUY, lishanhuet *er Peur a Anderlecht*, e zas ér bed én ur guéricg toste de Vruxelle. En dout e ré aveit tad ha mam tudicgueu peur a vadeu er bed, mæs pihuicq é vertu hac é græce Doué. Iud en disquas a vihannicg de gârein Doué

ha d'en dougein. Disquet ou doé-ean chué d'andur er beu-ranté guet patiantæt hac hum goutantein ag er péh e bligé guet Doué rein dehou. Pourfitein e ras ag ou instructioneu, hac hum bligein e ré ag é beuranté. Én ur hanàouet penaus Jesus-Chrouist, en Apostolèd hac un nombre bras a Sænt en doé bihuet ér beuranté hac bé choéget dré bréférance ar vadeu er bed, ean e guemeras un drubé bras doh er beu-rerion. É necessité prope ne viré quet doh-t-ou ag ou assis-tein é peb fæçon; partagein e ré ordinæremant guet-hai er péh e oé a boén assès aveit er mâguein ean-memb, hac a pe ne ellé quet ou secour, ean e glasqué hac e houlenné er moyand d'ou soulagein. Respettein e ré er ré vras ha pi-hoicq; mæs nen doé quet ivi doh ou frospérité nac ou madeu.

Credein e ré en deuéh collet pé goal-impléet, a pe nen devezé quet groeit eu aléson hac a pe ne oé quet bet én ilis.

D'en ouaid a buarsêc vlai, én un antréein é ilis en Intron Varia a Lakan aveit larèt é bedenneu, er Bélég péhani en doé cargue ag en ilis-cé, souéhet é buélet é zevotion, er pedas de chomme guet-ou aveit chervige en ilis ha rescond en overenneu. Guy, péhani ne houlenné quet gùel, hum offras a galon vad d'hobér ol er péh e vehé bet requis. Soig-nus bras e oé de gampen en ilis hac en autærieu, de laquat en treu é règle ha de serhel peb-tra preste d'é gource. Goudé é labour groeit, aveit discuéh, ean hum daulé ar é zeulin dirac en autær. Liès é tremeiné inou en noz én oræ-son; ha mar boé obliget de repos un nebedicg amzér, n'er groé meit ar bàué en ilis.

Er péh e hounié ne oé quet bras; neoah, én ur vihannat é vihuance hac én ur siovér mar-a-dra, ean e gavé er moyand de secour bamdé mar-a-beur. Open quement-cé, a p'en deveré un draïc-benac a amzér dehou é hunan, ean e visité er ré clan hac e ranté dehai en ol secourieu e ellé.

Ur marhadour a Vruxelle, péhani e hanàué é avistet hac é fideldæt, e hoantas en dout-ean aveit camsort én é gom-merce hac e laras dehou: gout e ran en e hoès volanté vad de secour er beurerion, mæs ér stad peur é péhani é oh hui-memb èl d'hai, hou moyandeu e zou distér, ha mar cârot donnet guet-n-eign-mé, hui hou pou quênt-pél er moyand de dennein hou quérént a boén ha d'hober alézonen bras.

Guy, péhani e zesiré guellein secour moyoh-mui er beurezion, e bélias er marhadour hemb consultein Doué na quemér avis guet dén. Intantion er marhadour-cé e ellé bout mad; en dessein-sé neoah e oé un drompereah a berh er goal-sperèd, péhani e glasqué tennein Guy ag er stad é péhani é vihué guet quement a santeleah, ha colle dré vadeu er bed en hani hum santefié ér beuranté. Doué, péhani nen doé permettet quement-cé nameit aveit instrugein er Sant diar é gouste, ha gobér dehou gùélet penaus, én hènt ag er salvedigueah, é ma fal hoarantet en hani hum gonduie dré-z-ou é hunan, hac aveit disquein dehou ha de bep-unan gobér én é stad er vad e elle gobér, é léh hum arrestein de chongeal ér vad e hroéhé pe vehé én ur stad aral; Doué, e laran-mé, ne bermettas quet m'en devehé padet pél en drompereah-cé a berh er goal-sperèd. Er fal fin ag *é drafique* hac un accidant triste e arribuas guet-ou e hroas dehou hanàouet er faute en doé groeit. Én un dremeine ur stær vras én ur vâgue carguet aveit é gonte hac hani é varhadour, er vâgue hum gavas én dangér de hum golle; Guy, én ur hobér é bossible guet ur berchen eit hum sauvein, e dorras é berchen, a béhani é antréas ur sclissen quen dôn én é vréh, que ne oé moyand erbet d'hé zennein. Nesé é hanàuas é faute hac e renoncias d'er hommerce aveit distroein d'é guetan stad. Él ne ellé quet gobér ol é labour, dré en arben ma oé blesset é vréh, ean e suplias guet quement a zevotion en Itron-Varia d'er gùellat, ma tas er Vam-cé a visericorde de sellet doh-t-ou guet truhé; er sclissen e sortias hemb ne santas poén erbet; hac a siar nesé ean hum acquittas ag é zevér guet mui a sourci aveit biscoah hac e gresquas é hrèd ha devotion. Anfin Doué e ras dehou d'hanàouet é fallé dehou er recompancein ag é labour hac ag é boén. Merhuel e ras er blai uinéc cand deuzèc.

## RÉFLEXION.

Péh rebreiche ne hroei un dé er peur-men de guement a dud pibuicq, a pe huélènt penaus, én é beuranté, é ma ean bet charitable ha truhéus, ha penans é mant-ind bet didruhé ha cri é creis er bihuidigueah! De betra é chervige madeu en doar, ma ne chervigeant de bounit en nean.

*Eile Réflexion.* Er peur-men e respetté er ré vras ha pi-

huicq; mæs nen doé ivi erbet doh ou maden na doh ou frospérité. Mar d'oh peur, pêl doh hum glêmme ag en différance vras e gavet étré hou stad hac hani er grocandèd, adoret reihtæt Providance en Eutru Doué péhani e zispose él-cé. Doué e falle dehou ma von ér bed tud pihuicq ha tud peur, ré vras ha ré vihan; quement-cé e zou ur segrèd admirable ag é Brovidance; ne vehé ér bed meit direihtæt quenevé en différance-zé ag er honditioneu ha stadeu. Pe vehé en ol bras pé brassoh, ne vehé aboeissance erbet; pe vehé en ol quer pihuicq en eile èl éguilé, ind e relusehé er chervigeu hac er secourieu e zeliant en eile d'éguilé. Un taul a Brovidance Doué-é enta, emé sant Augustin, antretenein en ol dud én union, dré en aboeissance e zeliant ou dout en eile d'éguilé, dré en différance-men a beuranté hac a bihuidicgueah, dré en dobér en dès er ré vras a secour er ré vihan, hac er ré vihan a assistance er ré vras, dré en impossibilité e gavamb d'hum bassein en eile ag éguilé, dré el lézen en dès merchet Doué d'er ré vihan de rantein d'er ré vras inour, respet hac aboeissance, dré el lézen en dès reit d'er ré vras d'excercein é andret er ré vihan er justice hac er charité, hac anfin dré el lézen ag er boén hac ag én dravel en dès reit d'en ol dud é general.

---

### *En drizêcvèd dé a vis Guenholon.*

## SANT MAURILLE, ESCOB.

SANT MAURILLE, guenédicg ag en Italie hac instruget én é youancquis dré sant Martin, e vihué é dougeance Doué. Arlerh marhue é dad, ean e guittas é vro aveit monnet de gavouet é væstre santel, péhani e oé nezé Escob ag er guér a Dour, aveit disquein guet-ou en hènt d'er barfection! En Escob santel-zé, péhani e hanàué a bêl-amzér é vertu, e ras dehou en Urheu sacret.

A pe oé deit dé vout Bélêg, ean e hroas, dré é berdégueu, quement a vad én Anjou ma oé bet hanhuet quênt pêl arlerh Escob a Anger. Én gargue-cé, ean e labouras guet ur hourage hac ur grèd nehoé eit santefication é boble. Ur voès er pedas un dé de rein er Sacremant a Gonfirmation d'hé broaidur péhani e oé goal-glan; mæs èl ma oé

occupet, ean e dardas un tamicq, bac er broaidur e varhuas. Quement-cé e broas dehou ur boén hac un displigeadur quer bras, ma qùittas é escobti én ur gredein pennus ne oé quet digne ag er gargue-cé. Goudé æn dout hum séguiset, ean e yas d'en Angletèr guet ur gusquemant distér, hac hum laquas inou de vout jardrinour é ty un Eutru.

É tretant er boble a Anger, affliget d'ou dout collet ou Escob, e gassas puar dén d'er blasque. Goudé ou dout-eam clasquet é peb léh deá er vro, ind e ambarquas aveit en Angletèr. Inou ind e gleuas larèt é oé é ty un Eutru ur jardrinour estran, péhani en doé ur vertu extraordinær, ha ne vanquesant quet a monnet d'er guélet. Goudé n'ou doé en hanàuet, ind hum daulas doh é dreid aveit er suplicein de zistroein d'é escobti. En Escob santel, touchet dré ou dareu hac inspiret a bend-aral guet Doué, e zistroas guet-hai. Goudé bout arribue ér guér a Anger, ean hum laquas de bedein ar vé er broaidur péhani e oé marhue hemb bout confirmet, hac én ur scàille hilleih a dareu, ean e bedas en Eutru Doué, guet ur fé læn a gonfiance, de rantein dehou er vuhé. Er broaidur e ressuscitas én effed, hac e gonduyas ur vuhé quer santel ma oé bet choéget de vout Escob ar é lerh. Sant Gregoër, Escob a Dour, e zou en hani e gonte d'emb ag er miracle-men.

A ziar neré sant Maurille e gresquas é benigennen ; ne gousqué nameit ar er halet, ha durant er hoareis ne zaibré nameit bara trampet én deur. Aveit torrein er fal gustum en doé er boble a Anger de zansal ha d'hobér rejouissanceu én ul lanne vras ha ledan e oé toste de guér, ean e hroas sevel ér blacen-sé un ilis én inour d'en Intron-Varia.

Anfin, læn a vériteu, ean e achibuas ur vuhé quer santel dré ur marhue précius, ardro er blai puar hand seih-ha-tregond, ouaidet a doste de zéc vlai ha puar uiguênd.

## RÉFLEXION.

Sant Maurille e guemeras ur hæ ha glahar bras, hac hum jugeas indigne ag é gargue, dré ma varhuas ur broaidur youancq hemb er Gonfirmation. Hilleih a vugalé e varhue hemb er Sacremant-men dré lezidandæt ou hêrènt, péré n'ou instrugeant quet ha n'ou hassant quet d'en instructioneu e hroér aveit ou disposein de receu er Sacremant a Gonfirmation.

Hilleih a vugalé hoah e chomme bet en ouaid a zeusèc pé a buarzèc vlai, pé open, hemb monnet de govessat, dré faute ha lezidandæt ou zaden ha mameu : neoah en taden ha mameu-zé, lezidant ha criminel, e vihue hemb rebreiche, hemb scrupol erbet; mæs na terriplet e vou er gonte ou devou de rantein de Zoué, rac m'ou devou lausquet a costé un devér ag ur gonséquance quer bras !

---

*Er buarzécvéd dé a vis Guenholon.*

## GOUIL EXALTATION ER GROÉZ SANTEL.

EXALTATION, de larèt-é, triomfle er Groéz santel, e zou ur gouil instituet aveit inourein er mimoër ag en dé é péhanî er Groéz santel, ar béhani en en dès Jesus-Chrouist achihuet el labour ag hur rédamption, e oé bet placet de guetan tout, guet ur solannité vras, én ilis gaër en doé groeit seuel en Ampeleurès santès Hélèn ar er manné Calvar.

Ur miracle caër, arrihuet er blai huéh cand nàu-ar-n-uiguênd, en dès cresquet respet er Grechénion aveit er Groéz santel ha rantet er gouil-men inourable ha brudet bras. Cosroès, Roué a Berse, e guemèras, dré vrézel ha dré nerh, er guér a Jerusalem hac e gassas er Gùir-Groéz guet-ou é Perse. En Ampeleur Héraclius e zisclærias brézel d'er Roué-cé; ha goudé en dout gouniet er victoër ar nehou, e hroas degasse é triomfle er Groéz santel de Jerusalem. En Ampeleur, gusquet guet é habideu caërran, e vennas dougue ean-memb er Groéz ar er manné Calvar; mæs a pe oé arrihue bet en or péhani e sco ar er manné, é oé bet souéhet bras; can hac-en ol dud assamblet, é hoélet penaus ne ellé quet avance pêlloh; ha memb sel-mui ma hum forcé de monnet, sel-mui en hum santé arrestet. En Escob e banàuas aben petra-oé en dalhé hac e laras dehou: *Dihoallet, me Prince, ne vehoh quet, guet en habid caër ha randonnus-cé, haval assès doh er stad pour hac humble é péhani é oé Jesus a pe sortias dré en or-man éu ur zouguein er memb Groéz aveit monnet ar er manné Calvar.*

En Ampeleur, touchet dré er homzeu-zé, e guemèras un habid simple, e daulas é voteu hac e grappas nezé hemb poén ar er manné Calvar, é péh léh é laquas er Groéz santel ér

memb léh a béhani en en doé-hi quemérét er Roué a Berse, hac é péh léh é oé bet plantet a guetan aveit Salvér er bed.

## RÉFLEXION.

Pe vehé reit d'oh un tamicg ag er Gùir-Groés, guet péh respet n'er receuehoh-hui, ha guet péh caranté ne zehoh-hui d'el laquat ar hou calon! Ur respet bras e zougamb de Groés santel hur Salvér a balamor m'hé dès touchet doh é vampreu sacret ha m'en dès achihuet ar nehi el labour ag hur rédamption; mæs ha respettein, ha cârein e ramb-ni er hroézieu spirituel, de larèt-é, en afflictioneu péré en dès touchet doh Calon Jesus-Chrouist, péré en dès santet én é Inean ér jardrin olivèd hac én é ol bassion, ha péré e zou moyandeu ha merchen a salvedigueah aveit omb?

Inouramb ha respettamb en ol Croézieu; dougamb hur hroéz ha cârarnb hur hroés, én ur souffrein a galon vad, guet résignation de volanté Doué, en afflictioneu e arribue guet-n-emb, er poénieu a sperèd, en infirmitéeu, er hlinhuédeu, en necessitéieu, er persécutioneu, en anjulieu. Dougamb hur hroéz, n'hé stleigeamb quet; dougamb-hi guet joé: *Ya, ô me Jesus! hou ç'hélie e rehemb é peb léh; hac a pe hoès-hui dauguet hou croés, ni e zouguou eluié hum hani bet er manné Calvar.*

Câramb hur hroézieu, a p'en dant d'hur rantein haval doh Jesus-Chrouist crucefiet, hac a p'en deint merchen ag é garanté doh-emb.

Mar dé ponnér hur hroézieu, mar dé buerhue en afflictioneu, na doucet-é er fréh a nehai d'en hani e houér ou laquat é pourfit aveit en nean!

---

*Er buemzécvèd dé a vis Guenholon,*

## SANT CORNELI, PAB HA MARTYR.

SANT CORNELI e oé bet laqueit de vout Pab arlerh marhue sant Fabian, martyr, er blai deu gand unan ha hantér hand. Er bersécution e hroé én amzér-zé en Ampeleur Déce d'en Ilis e oé quer ruste ha quer cruel, ma oé bet er fidéled durant huézéc mis hemb ellein hum assamblein aveit choége ur Pab aral, Èl m'en doé neoah ér fin bihanneit un

tamicg en tan ag er bersécution dré en arben a revolte Lucius-Valens, en dud a ilis e bourfitas ag en amsér-sé hac e choégeas ol d'ur voéh sant Corneli aveit Pab. Un dén e oé, revé m'el lare d'emb sant Cyprian, digne de vout mêlet dré é gomportemant direbreiche, dré é vuhé pur ha santel ha dré é humilité vras; un dén a beah, un dén douce ha modeste e oé, ha pibuicq a bep sorte vertuyeu. Passet en doé, quênt arrihue ér gargue inourable a Bab, dré en Urhen iselloh, ha cherviget en doé en Eutru Doué én excelcice ag en devérieu a bep-unan a nehai. Bélég e oé ag en ilis a Rome én amsér ma varhuas er Pab Fabian, hac arlerh é varhue é oé bet, én ur fæçon particoliér, carguet a gondoie affærieu en Ilis. James nen doé desiret bout sàuet d'er rang ihuél-men; mes requis e oé bet memb, é contrel, er hontraigoein de guemér ur béh quer ponnér, drès peb-tra én amsér diesz-cé. Quentéh èl ma oé bet banàuet er choége e oé bet groeit a nehou, er fidéléd a Rome, a béré en nombre e oé bras, e hum rejouissas, hac en Escobèd a ol er grechéneah e scrihuas, quênt-pêl arlerh, lihéreu de sant Corneli aveit discoein dehou er joé ou doé a guement-cé; er péh e sisco d'emb péguement é oé bras é vérit hac é vertuyeu.

Chetu hoah amen er mêlation e hroa a nehou sant Cyprian: péguement a vertu, a nerh hac a gourage, e lare-ean, nen dès bet discoeit sant Corneli én ur asécin ar gadoér sant Pierre én un amsér é péhani un tyrant, anemis marhuel Escobèd en Eutru Doué, ne daulé meit tan ha flamme énep dehai, hac e vehé bet gùel guet-ou gùélet un Ampeleur aral é clasque hantérein guet-ou é ranteleah, aveit gùélet ur Pab é Rome! Nen d'omb-ni forcet de vêlein a voéh ihuél é fé hac é gourage? Ne seliamb-ni laquat é rang er govéserion ha martyrèd vrassan en hani bum huélas, durant quer pêl-amsér, exposet de ol rage ministrèd un tyrant quer barbar? en hani e oé bamdé é riscle a golle é bèn, a vout losquet, a vout crucefiet, a vout laqueit a damen dré dourmanteu a nehué invantet ha cruel? en hani hum sàué énep de ordrénancea scontus, hac e sisprisé, dré er fé bras en doé, er menaceu blaouahussan e vesé groeit dehou? Ya, ellein e ramb larèt penaus, deustou m'en doé bet puissance ha madeleah en Eutru Doué er goarantet beta nesé doh tourmanteu quen éahus, en en doé neoah sant Corneli reit mercheu

splan ag é garanté doh Doué, a pe oé én disposition d'andur ol er souffranceu e fehé bout chonget, ha de féahein en tyrant dré é brèd courajus.

Discoein e ras chué un hardéhtæt vras én dangérieu a zivout er fé. Novat, bélég schismatique a Garthage én Afrique, péhani, eit mirèt a vout excommuniet dré sant Cyprian, e oé deit d'hum guhein de Rome, e hroas inou hanàuedigueah quet Novatian, bélég aral schismatique ag er guér-zé, hac e gueméras er résolution de laquat hennen de vout Pab é léh sant Corneli. Goudé oe dout laret é gueu billeih a dreu fal ag er Pab santel, ind e hounias tri Escob a Italie de zonnet de Rome, hac e hroas dehai gobér Novatian Escob ag er guér-cé. En neu schismatique-men e zas hoah imbèr de vout hérétiquèd open, én ul larèt ne ellér quet rein en absolven d'er ré e renoncie d'er fé arlerh er Vadiènt. Ou disciplèd, hanhuet Novatianèd, e yas hoah pélloh goudé, hac e laras penaus ne ellér quet chué hé rein d'er vultrerion ha paillardèd.

Sant Corneli e assamblas ur honcile é Rome, é péhani en hum gavas tri uiguênd Escob. Condannet-oé bet inou Novatian hac é faus doctrine. Hilleih en doé bet er Santmen de souffrein a berh en hérétiquèd-cé hac a berh er ré ou bélié; mæs er souffranceu-zé n'ou doé cherviget meit d'hobér splannein davantage é vertuyeu.

Persécution en Ampeleur Dèce, péhani en doé chué bihanneit un nebedicg quênt é varhue, e allumas a nehué édan er general Gallus, péhani en doé trahisset en Ampeleur-zé aveit quemér é léh. Er vocen, péhani en doé hum ziscleriet én ampir, e scontas en Ampeleur nehué-men: credein e ras é oé fâchet é zouéèd, hac en en devehé disarmet ou holér én ul laquat goaid er Grechénion de ridêc. Sant Corneli e oé bet queméret er hetan, hac èl m'en doé avouéet guet courage er fé a grechénéah, é oé bet divroet ha casset d'er guér hanhuet hinihue en dé Civita-Vecchia. Quentéh èl m'en doé gouyet sant Cyprian quement-cé, ean e scribuas dehou aveit er honsolein. Degasset-oé bet a retourne sant Corneli de Rome, hac inou, arlerh en dout anduret en tourmanteu cruellan guet persévérance, é oé bet martyriset er buarzêcvèd dé a vis Guenholon.

## RÉFLEXION.

Ret-é d'emb quêrhet arlerh er Sænt, mar falle d'emb arrihue ér memb bonheur guet-hai. Ol hun nès renonciet én ur fæçon solannel d'er bed : bihuamb enta èl estrangerion én-ou, ha clasquamb hemb arsàu en nean. Pihue a han-amb, a p'en dé én un doar estran, ne zesire distroein d'é vro? Péh boyageour, goudé en dout hum ambarquet ar er mor, ne houlenne en abuéi mad aveit arrihue abreste ér vro é péhani é ma gannet, hac é péhani en en d'ou er bligeador hac er joé de huélet é guêrènt hac amièd? Ni e zelie sellet en nean èl hur gùir bro. Pand a amièd, a guêrènt, a verdér hac a vogalé hun nès inou, péré e huannade arlerh er momant eurus m'hur gùéleint joéntet doh-t-hai. Ne zougeant quet nehai a golle er bonheur a béhani é jouissant; mæs nen dint quet nehai hemb dougeance aveit omb-ni. O na brasset e vou er joé a béhani é vou carguet hur haloneu, a p'hum gavehemb guet-hai ér ranteleah eurus-cé, péhani nen devou jamæs a fin! Péh ur folleah e vehé enta eit omb ma ne boéniehemb quet aveit arrihue inou!

---

## *En huézécvéd dé a vis Guenholon.*

## SANT CYPRIAN, Escob ha martyr.

MIL ha mil mêlation revou rantet de Zoué Tad a visericorde, d'en dout galhuet ag en dihoeldæt ag er bayanage d'er sclærdér ag er fé sant Cyprian, péhani, dré é hræce, e zou deit de vout un Escob, un Doctor hac ur Martyr ag en Ilis, a huguenaud ma oé!

Cyprian, guenédicg ag en Afrique, hum rantas quen abil ér sianceu ag er bed dré é sperèd luêm hac excellant, ma rejantas én un ouaid forh youancq ha guet mêlation vras er sclasse a rhetorique é Carthage; mæs er malheur en doé de vihuein ér sclavage a bep sorte vinceu hac ag er bayanage.

Ur Bélég santel, hanhuet Cecilius, er honvertissas d'er fé dré é example ha dré é aviseu mad. Cyprian nen doé quet quentéh hum rantet crechén, ma tas de vout ur Sant. Bihuein e ré pêl doh saffar er bed, hac én é retræd ean hum ré ol d'er studi ag er Scritur santel. Él-eé é tas é bèr amzér

de vout unan ag er ré abillan ha santellan ag é amzér. É hrèd e oé ebué quer bras arlerh é gonversion, ma avancé bamdé én hènt ag er vertuyeu. Chetu er péh e hroas d'er boble en dout quement a respet aveit-ou, ma houlennezant ol d'ur voéh ma vehé bet reit en Urheu sacret dehou.

Ne oé hoah nameit ur blai ma chervigé en ilis a Garthage é calité a Véleg, a pe varhuas en Escob a inou, hanhuet Donnat; en dud a ilis hac er boble nen doé bet quentéh meit ur memb boéh eit er goulen aveit Escob. Er gargue inourable-zé, ean e gonduyas perpet, èl aguêat, ur vuhé humble ha mortefiet bras. Nen doé madeu nameit aveit er beurerion; é example e oé assès aveit douguein er boble d'er pratique ag en ol vertuyeu; neoah ne arsàné ag ou instrugein hac a ou accouragein.

El ma tas én amzér-zé d'er bayanèd persécutein er Grechénion a Garthage, er Bugul santel-men hum dennas én ul léh toste de guér, a béhani ne arsàné a veillein ar é boble, a bedein aveit-ou hac a bourvæein d'é ol dobérieu. Ne ellér quet expliquein el labour hac er sourci e gueméré aveit cresquein courage er ré crihue, aveit soutenein er ré goane hac aveit ou honsolein ol; ha hoah é oé bet bras en nombre a bayanèd e gonvertissas durant er bersécution-zé.

Er proconsul Maxime e hroas anfin en arrestein hac er hondannas de vout dibennet, er blai deu gand eih ha hantér-hand.

Er Sant-men en dès composet hilleih a livreu devot é péré é admirér é loquance vras. Chetu amen darne ag é ..

*Aviseu spirituel.*

1. Er batiantæt hur rante bras dirac Doué hac hur goarne én é hræce.

2. Nitra ne ziffórhe guel er ré juste ha santel doh er ré fal hac hemb lézen, aveit er batiantæt.

3. Ret-é resistein pront doh tantationeu er goal-sperèd; ne hortet quet ma tei er serpant bihan de vout bras.

4. En humilité e zou er fondæzon ag er santeleah parfæt; hac en orgueil ne elle quet antréein én nean.

5. Ur folleah vras-é clasque pligein d'er bed; rac caër hou pou gobér, ne fehoh quet coutantein er bed, nac er bed, guet ol é vadeu, ne fehé quet quer bihan coutantein hou calon.

## RÉFLEXION.

Petra e hounièr é chervige er bed? Péh recompance e ellér espérein guet-ou? Hac hou consolein e rei-ean én ær ag hou marhue? Hac hou tihuenne e rei-ean arlerh hou marhue? Allas! hou ç'abandonnein e rei én hou prassan necessité. Chervigeamb enta ur Mæstre gùel ha fidelloh; chervigeamb en Eutru Doué, péhani hemb quin e zou capable de gouÿntein en ol desirieu ag hur halon, ha péhani ne vanquou birhuiquin d'emb, ma nen damb ni-memb d'en abandonnein é raug.

---

## *Er seitècvèd dé a vis Guenholon.*

## SANTÈS HILDEGARDE, ABADÈS.

ADMIRAMB madeleah en Eutru Doué, péhani en dès reit de santès Hildegarde ur siance quer caër, m'en dé bet comparaget doh er speredeu brassan én hanàuedigueah ag er mystérieu divin; er péh en dès reit debi occasion de larèt èl er profæt David : *M'en disquet e hoès, ô men Doué! adal me youancquis, ha ne arsauein quet a orudein hou purhudeu.*

Er Santès-men e oé guenédicg ag en Allemagne. Hé zad hac hé mam, forh joéius a huélet hé devotion hac en dispositioneu bras hé doé d'er vertu, hé laquas én ur houvand d'en ouaid a eih vlai. Er Supériorès e gueméras ur sourci bras d'hé disquein; mæs hanàouet e ras quênt pêl en hé doé ur mæstre aral péhani hé instrugé én hé intérior.

Adal en ouaid a buemzêc vlai hé buhé ne oé mui nameit ur gontamplation hac ur ravissemant continuel; mæs aveit mirèt doh-t-hi a ancoéhat hé misérieu prope hac hé goanedigueah, Doué e bermettas m'hé doé bet abad hé buhé ur hlinhuèd a languis, hac un infirmité corporel poénius bras.

Er Santès-men en doé bet mar-a-révélation a berh Doué, ha sant Bernard, péhani e berdégué nezé ér vro-cé, goudé en dout remerquet er péh e bassé én-hi, e hanàuas en hé doé en donæzon a broféti. Er sorte faveurieu-cé nen d'int accordet meit de certæn ineaneu, ha bout orgueillus e vehé ou desirein pé ou goulen. Er péh e zeliamb hélie é santès Hildegarde e zou hé humilité, hé fatiantæt hac hé gouste eit

er beden hac er mortefications. Un hanàuedigueah quer splan hé doé ehué ag er vuhé spirituel, ma avouéé en dud abillan memb penaus ne oé nameit Doué hemb quin péhani en devehé bet guellet disquein dehi er péh e houyé.

En ur gleuèt ur voéh intérior é larèt dehi lezel dré scrihue hé révélationeu, hi e guemèras ar guement-cé avis un Abad santel péhani e assuras dehi é té er voéh-cé ag en nean. Scrihuein e ras enta ul livre ag er révélationeu hé doé bet. En Arhescob a Vayance, er Pab Eugène trivèd, sant Bernard hac en ol dud santel e approuvas el livre-cé, én ur hanàouet én-ou sperèd Doué, hac ol é tisclæriant é oé er Sperèd-Santel en doé-ean dictet dehi. Èl ne vanque quet tud péré e gondanne er péh ne hanàuant quet, mar-a-unan e anjulias er servitourès fidel-men de Zoué hac hé sellas èl un hunierès hac ur follès. Er Santès, én ur vêlein Doué a guement-cé, e souffras peb-tra hemb larèt ur gonze hemb quin eit hum gaërrat. Un nebedieg amzér arlerh é oé bet groeit Supériorès ag hé houvand, hac é tisquas d'hé léannésèd en hènt d'en ihuellan parfection. Un dra souéhus-é, dré ma oé perpet clan, nen devehé quet bet hé sperèd hum santet ag en infirmitéeu continuel ag hé horve, ha m'hé devehé bet conduyet perpet dré-s-hi hé hunan ur guemunauté vras èl p'hé devehé bet ur yehaid parfæt : souéhussoh-é hoah m'hé devehé bet, ér stad-cé a languis, composet mar-a-livre devot hac excellant, ha scrihuet d'ur foul a dud péré e houlenné hé avis ar ou foénieu intérior.

Anfin, arlerh ur vuhé quer burhudus ha quer santel, hi e yas de recen hé recompance d'en nean, er blai uinêc cand puar-nigueênd, d'en ouaid a teu vlai ha puar-niguênd.

## RÉFLEXION.

Doué nen dé-ean admirable d'en dout reit d'ur verh simple ha distér ur siance quer bras ha révélationeu quen ihuél? O péh quer guir-é en hum blige en Eutru Doué doh hum gommuniquein d'en ineaneu simple hac humble quêntoh eit d'er spereden bras ag er bed!



## *En drihuéhvéd dé a vis Guenholon.*

## SANT JANVIER, Escob ha Martyr.

Ne bouyér nitra a vuhé er Sant-men én é youancquis; er péh e gredér e sou ma oé guenédicg ag er guér a Naple, hac é oé er santellan hac en abilian Bélég ag er guér-cé. A pe varhuas en Escob a Bénévant en ol dud a ilis, guet ol er boble, er choégeas eit ou bugul. É homilité e hroas dehou refuse er gargue-cé, ha ret-oé bet cavouet un ordrénance esprès a berh hun Tad Santel er Pab aveit el laquat de gousantein.

Él ma oé én amsér-sé é arribuas er gruellan persécution en doé bet er grechénion d'andur édan en tyrantèd Dioclétién ha Maximién, en Escob santel e gavas occasioneu gaër de siscoein é hrèd ambraset aveit salvediguéah en ineaneu, hac en ol e santas quênt pêl er sourci particuliér e guemeré a nehai Providance en Eutru Doué én ur rein dehai ur bugul quer mad én un amzér quen triste. É garanté vras e hroé dehou consolein er ré affliget, secour er ré peur, ha monnet bet er hoédeu de glasque er ré en doé quitteit er hérieu guet enne ag er bersécution.

En amsér ma leiné en Diacre Sosie, é péhani en en doé laqueit é ol gonfiance, en aviél d'er boble, en Escob santel e huélas ar é bèn un tan-flam péhani e vontas én air ag en amsér; comprenein e ras petra e seneñé quement-cé ha larèt e ras dehou : *Sosie, quênt pêl é teliet souffrein er martyr.* Pligeèt guet Doué, emé en Diacre santel, ma vehé gùir hou proféti : a galon vad, ya, a galon vad é souffrein er marhue aveit dibuen er fé. Quênt pêl goudé é oé bet dénoncet Sosie d'er Goarnour, péhani e hroas en arreste hac er goarne ér prison. En Diacre Proculus, én ur gleuèt er péh e oé arribue guet Sosie, e yas d'er gùélet guet deu Eutru. Er Goarnour e zas de hout quement-cé, hac e hroas ou arreste ind ehoé ér prison.

Ou Bugul caranteus ne dardas guet a monnet d'ou havouet aveit ou accouragein de verhuel eit Jesus-Chrouist. Él ma oé bet laret d'er Goarnour é hé liès sant Janvier de huélet er brisonnerion, hac é té dré er moyand-cé un nombre bras a dud de vout crechénion, can e hroas er hlasque hac el laquat

ér prison. Den-sén a ilis, goudé ou-dout chunet er péh e oé bet groeit d'ou Escob, e yas d'er havouet eit rantein dehou en ol chervige e oé possible dehai : en neu-men e oé bet ehué arrestet avel er pnemb aral, hac ou seih é oènt bet condannet de vout exposet d'el lonnèd gouihue aveit bout devoret. Goudé ma oènt arrihue él léh destinet aveit er hombat, en Escob santel e laras : *quemérantb courage, mem berdér, hinihue-é en dé ag hun triomfle; combattamb aveit Jesus-Chrouist, ha ramb hur goaid eit en hani de béhani é te-liamb er vuhé; béamb fidel d'hur Maistre Doué; laquamb hur ol gonfiance én-ou, ha dré er secour ag é hræce, ni e driomflou ag en ol tourmanteu.* A boén en en doé- ean achihuet er honseuzé, ma oé bet lausquet el lonnèd ar nehai é presance un nombre bras a dud, péré e oé ar en anfitéâtre : el lionèd, en tygrèd hac el léopardèd e ridas bet er vartyrèd santel ; mæs é léh ou devorein, ind hum laquas de hourvæein étal ou zreid. Er bayanèd e oé bet souéhet bras hac e laras memb étré-z-hai é oé er gùir Doué e adoré er Grechénion. Er Goarnour, guet eune nen devehé bet er boble hum revoltet inemb dehou, e hroas sortiein prontement er seih Martyr, hac e ordrénas ou dibennein én ul léh aral. Doué e bermettas ma tas de vout dalle én ur momand en tyrant-cé; ha sant Janvier, goudé en dout groeit ur beden aveit-ou, e rantas er gùélet dohou. Er miracle-zé e gonvertissas toste de buemb mil payan : ô burhud a hræce! Neoah ne gonvertissas quet er Goarnour : ô dondet a segréden en Eutru Doué ! Guet eune a val-græce en Ampeleur, ean e ordrénas d'é officerion ou laquat d'er marhue. Ou martyr e arrihuas ardro er blai deu gand pnar-niguènd. Goarne e rér ér guér a Naple corve sant Janvier én ilis cathedral, é péh léh é ma inouret guet hilleih a zevotion. Inou é hoarnér ehué ur vouteillicg carguet ag é oaid, ha dré ur miracle, péhani e bade perpet a houdé huézêc cand vlai-zou touchant, er goaid-cé pelotennet, quentéh él ma vé tosteit de bèn er Martyr santel, e za de duemmein ha de verhuein èl ur goaid bihue.

## RÉFLEXION.

Pihue nen devehé bet credet en en devehé hum gonvertisset en tyrant-cé goudé en dout collet é zeulegad é punition ag é grueldæt é andret sant Janvier, ha receuet er gùélet dré

bedenneu er memb Sant. Dré er miracle-zé, groeit én é andret, ur foul a réral hum gonvertissas, ha ne oé bet meitou péhani n'er groas quet. Petra e oé caus? Allas! é galon e oé caletteit. Nen dé quet hemb ræson é lare Abraham penaus en n'emb ne cheleu quet Moïs nac er Brofætèd, ne gredehé quet quer bihan p'en dehé memb unan ag er ré varhue de ressusciteín. Na tristet-é stad ur péhour ahurtet! ha na diæsset-é é gonversion!

---

## *En nandécvèd dé a vis Guenholon.*

## SANT YEHAN-CHRYSOSTOME,

### ESCOB HA DOCTOR AG EN ILIS.

REVOU DOUÉ glorifiet, hac é Hanhue santél mêlet de virhuiquin, d'en dout reit d'er Sant-men un desir berhuidant hac ul loquance quer bras ha queu extraordinær eit dihuen en Ilis.

Chrysostôme, goudé en dout groeit é ol studi ha méritet mêlationeu en dud abil, hum dennas én deserh, édan gouarnation un ermit ancién. Inou é conduyas, durant hueh vlai, ur vuhé mortefiet ha parfæt bras, hac é composas livreu excellant ar er péh e selle stad er Vêlean hac hani er Veneh. Él ma tas d'en Escob a Antioche er harguein de berdègue en Aviél, ean e berdéguas guet quement a nerh, ma oé bet gùélet ur changemant bras é mesque er boble hac en dud a ilis.

Goudé marhue en Escob ha Patriarche a Constantinople, é oé bet choéget én é léh èl er hapaplan hac en hani e vérité gùellan ur gargue quer bras. Disclærieín e ras a nezé ur brézel continuel d'en ol vinceu; mæs perpet guet quement a avistet, ma tas er ré corromplettan de zistroeín doh Doué ha de changein a vuhé. É vertuyeu bras, é vuhé, péhani e oé ur benigen dalbable, é garanté aveit en ol, é sperèd distague doh madeu er bed, é loquance casi divin, é humilité hac é zoustér queu amiable, e hounié er haloneu hac e hroas dehou gobér é Constantinople ur changemant quer caër èl en hani en doé groeit é Antioche. Er ré e oé aguênt avaricius, e zas de vout frontal ha charitable; er ré e hroé dispigneu bras, hum vodéras aveit gobér mui a alézoneu; er

merhèd e vesé gùélet modeste én ou gosquemanteu ; ne vesé mui cleuet dén é touïein nac é vlasphémein en Hanhue santel a Zoué, hac, én ur guir, lemel e ras er fal vodeu a bep stad.

Souéhus-é m'en dès guellet composein quement a livreu caër, ha conduie ér memb amsér unan ag en escobtieu brassan ag er bed, perdègue casi bamdé, pourvæein de sobérieu spirituel ha corporel quement a beurerion, ha quemér hoah er sourci a eih province ar-n-uiguênd.

Un dén quer santel ne ellé quet manquein a gavouet trebille ér bed. Dré ma represantas, guet ul liberté santel, d'en ampeleurès Eudoxie é hroé domage d'ur verb peur én ul lemel hé doar guet-hi, é oé bet condannet de vout casset ér mæs ag er vro. Neoah, èl ma tas quentéh quæ d'Eudoxie, é oé bet galhuet er Sant de zonnet én dro, hac é zivroemant ne badas nameit un dé. Mæs er peah ne badas quet pêl bras: rac donnet e ras d'er Bogul fidel ha læn a brèd perdègue guet hilleih a nerh énep d'en hoarieu publique e vezé groeit ur certæn dé én inour d'en Ampeleurès guet hilleih a zisordreu; hac rac-cé er Brincès-cé, péhani hum gavé offancet, e hroas en divrocin eit en eile gùéh. Nezé é oé bet gùélet a bep tu peurerion hac intanvésèd é ouilein ar er hol e hroènt ag ou sad.

Ne fehér quet credein er boén hac er goal-dretlemant e anduras én é zivroemant. Nen doé quin consolation inou nameit guellein labourat eit conversion en ineaneu ag er vro-cé; hac én effèd, convertissein e ras de Zoué un nombre infini a nehai.

Goudé en dout bet hanhuedigueah, dré ur révélation, ag en dé ma telié merhuel, ean hum zisposas d'er marhue guet un devotion nehué; hac ér fin, én ul larèt er honzeu-men: *Doué revou mélet guet peb-tra*, ean e varhuas én é zivroemant er blai puar hand seih, ardro en ouaid a dri uiguênd vlai.

A pe varhuas é couéhas é Constantinople ur barrad grezil terrible, ha puar dé arlerh é varhuas en Ampeleurès.

## *Aviseu spirituel sant Chrysostôme.*

1. Nen dès vertu erbet hac hun tosta muyoh de Zoué eit en doustér: hugalé Doué e zou douce ha læn a vadeleah.

2. En n'emb ne zihuenne quet er boirioné a p'en dè deffet er gobér, hac en hani ne grède quet el larèt, e zou quer cablus èl en hani e lare gueu.

3. Er horve en dès poén é yune hac é hobér penigen ; mæs en inean e gave é quement-cé hé joé ha contantemant.

4. Droug assès e hroa en hani ne hroa quet a vad.

5. En hani ne glasque meit pligein de Zoué, ha labourat aveit é hloër, e zou ér bed èl pe vehé é hunan guet Doué hemb quin, ha ne hroa seblant erbet, ne verne hac ean e zou inouret pé dispriset guet en dud.

6. Aveit bout cheleuet guet Doué, nen dé quet erhoalh er pedein ; mæs ret-é er pedein èl ma faut guet devotion ha tuemdér.

## RÉFLEXION.

Er Sænt en dès groeit treu bras ha souffret hilleih a boénieu aveit Doué. Péguement nen dès groeit ha souffret sant Yehan-Chrysostôme ! Hac hou pout e ret-hui er hourage d'hobér aveit gloër Doué un dra-benac bras ha diæz ? Hac hou pout e ret-hui er galon de souffrein aveit Doué un dra-benac poénius ha calet ? Gobér e rehet en eile hac éguilé mar e hoès ur gùir garanté aveit-ou ha ma ne zouget nameit-ou.

*Eile Réflexion.* Er persécutioneu hac en domageu e souffre en dud honeste, nen dint quet punitioneu a berh Doué, mæs recompanceu : eurus en hani e hanàue er bris a nehai ! Er ré e zou persecutet eit er justice hac er huirioné, en dès Doué én tu guet-hai eit ou dihuen hac ou vangein ag en anjuli e hroér dehai.

---

## *En uiguëndvèd dé a vis Guenholon.*

## SANT EUSTACHE, MARTYR.

EUSTACHE e oé un offiçour bras a armé en ampeleur Vespasién. Pennus-benac ma oé payan, é vuhé neoah ne oé quet diréglet ; dén honeste e oé én é gondition ; un dén moderet ha preste d'hobér pligeadur aveit peb-unan. Un dé, én ur giboès é oé bet sonéhet bras é huélet ur barhue diract-ou, ar bèn péhani é remerquas ur grucefi, hac ér memb amzér é cleuas ur voéh miraclus péhani e laré dehou : *Marhue-ou aveit rein d'id er vuhé, ha salvein e falle d'eign ; mæs hilleih ha pou de souffrein ; quemér courage, ha secour e rein perpet.* Er græce nezé, én ur scelerat é sperèd hac én

ur duemmein é galon, e hroas dehou en dout un desir bras d'hum rantein bean crechén. Monnet e ras de gavouet ur Bélég santel péhani er badéas, guet é brièd hac é zeu vab, arlerh en dout-ind instruget.

Quentéh arlerh é collas Eustache é ol vadeu dré ur goal-chanche. Doh hum gavouet én ur stad quer malheurus, hac abandonnet hoah èl ma oé guet é amièd, ean e hroas er chonge de gùittat er guér a Rome aveit hum dennein d'en Ægypte. Goudé en dout hum ambarquet guet é brièd hac é zeu vab, er mæstre ag el læstre, péhani e oé un dén fal, e hroas torel, dré nerh, Eustache hac é vugalé ar er hetan doar e gavas, hac én ur zerhel é brièd él læstre, e gontinuas é voyage. Eustache, én un affliction quer bras, e adoras er gomportemant e zalhé en Eutru Doué én é andret, hac e guêrhas, guet hilleih a fatique, dré en deserh guet é zeu vab, péré e oé hoah bihan. Doué, eit distague é galon doh en ol treu crouéet, e bermettas m'ou hollas ehué ou deu hemb ellein cleuèt hanzàu erbet a nehai. Er Sant, goudé en dout reit d'é galon affliget el liberté d'hum soulagein dré é zareu, e laras : *Ou reit hou pet-ind d'eign, men Doué; ou lammet e hoès-ind guet-n-eign : hou volanté revou groeit.* Eustache e chommas nezé ér guetan quér e gavas, hac hum laquas é ty un dén diar er mæreu aveit labourat en doar.

É tretant, Providance en Eutru Doué nen doé quet ancoéheit é vugalé nac é brièd. Er pilot péhani en doé hé dalhet guet-ou én é læstre, doh hé gùélet é ouilein perpet, èn doé respet aveit-hi hac hé laquas é liberté ér hetan porh mor hum bresantas, é péh léh é cavas ul léh aveit bout matéh, hac hé deu vab e zigouéhas ind-memb guet tud charitable péré en doé soign a nehai.

Deustou ne oènt quet pél bras, ind e chommas puarzèc vlai hemb cleuèt doairé erbet ag en eile-éguilé. En ampeleur Trajan, péhani en doé hanàuet courage sant Eustache ér brézel, e hroas er blasque bet que ne oé bet cavet, hac er groas commandant general ag é armé én ur brézel en doé de soutén. Er hommandant santel-men, goudé en dout gouniet er victoër ar en anemisèd, e remerquas é zeu vab péré, dré chanche, e oé én é armé; goudé en dout-ind sellet mad, ean ou hanàuas ha quentéh ou bréhattas én ul larèt dehai guet ur joé bras : *Mem bugalé, chetu amen hou tad; adoramb Providance caranteus en Eutru Doué èn hum andret.*

Monnet e ras dré er vro er brud ag er rancontre eurus dré behani en en doé er general Eustache cavet é zeu vab, doh péré é oé dispartiet a boudé quehèd a amsér, hemb nen doé hoah guellet neoah gout é péh léh é oé ou mam; rac-cé é brièd, én ur gleuèt hi-memb quement-cé, ne dardas quet a monnet d'hanàouet er huirioné. Eustache, touchet ha tinerreit doh hé gùélet, e laras d'é zeu vab: *chetu amen hou mam, ha doh hé bréhattat, chetu hou prièd Eustache; trugairéquamb ol en Eutru Doué.* Nezé ind e zistroas de Rome, é peh léh en ampeleur Adrien e hroas ou receu é triomfle ha guet ur rejouissance vras.

Èl m'en doé ordrénet en Ampeleur gobér ur sacrefice d'en douéèd aveit er victoër-zé, Eustache n'hum gavas quet guet er réral. En Ampeleur e hroas enta er galhuein; mæs er Sant e zisclærias é oé crechén, ha rac-cé ne zelié trugairéquat nameit er gùir Doué, de béhani hemb quin é oé deléour ag er victoër. En tyrant, ingrat ha cruel, e hroas el laquat, guet é brièd hac é zeu vab, én ur chaudron arem édan péhani é oé bet allumet un tan éahus. Èn tourmant-cé é achihuezant ou fuar ou buhé, dré ur martyr glorius, huéh niguênd vlai arlerh donnediguéah hur Salvér.

### RÉFLEXION.

Er gomportemant e zalhe en Eutru Doué é quevér é Sænt e zou admirable; gobér e ra hanàouet vertuyeu sant Eustache dré er brassan colleu hac er ré capaplan de dinerrat er galon; mæs rantein e ra dehou é vugalé hac é brièd dré voyandeu admiraploh hoah. O na caërret un example aveit hun dougue de vout coutant é peh-tra a volanté santel en Eutru Doué, ha d'hur bout perpet ur gonfiance parfæt énou! A pe gredér bout hemb espérance erbet, a pe seblante en Eutru Doué ancoéhat é serviterion, nezé memb-é é veille ar nehai guet muihan a vadeleah.

---

## *En unan-ar-n-uiguênd a vis Guenholon.*

## SANT MAHEU, APOSTOL.

SALVÉR er bed, aveit disquein d'emb é oé deit é spécial aveit salvein er béherion, ha penaus nen dès stad na condition erbet a guement ne elle en dont lod é misericorde en

Eutru Doué, e vennas choége aveit unan ag é Apostolèd un dén péhani, dré é stad, e ziscoé ne vérité quet calz ur græce quer bras. En dén-cé e oé Maheu, unan ag er Publiquénèd, de larèt-é, a receuerion en tausseu e vesé sàuet ar er boble, ha péré e bassé aveit bout tud digouciance hac hemb religion.

Hur Salvér, én un dremeine étal é dy, doh er gùélet azéet én é vureàu, hum arrestas hac e laras dehou : *héliet-mé*. Biscoah er græce ne oé bet nerhussoh aveit én occasion-zé ; er gonze-zé en touchas hac e changeas é galon ér fæçon ne arvaras quet ur momand a gùittat é vadeu bras ha peb-tra aveit bélie Jesus-Chrouist. A ziar nezé ne gùittas jamæs é Væstre divin hac é talhas mad dehou én ol quérieu de béré é hé eit perdègue ranteleah en nean.

Arlerh Asçansion hur Salvér, quênt ma tas en Apostolèd de gùittat Jerusalem ha d'hum separein aveit monnet de berdègue er fé dré ol er bed, en Apostol santel-men, inspiret guet Doué, e scrihuas el livre divin hanhuet en Aviél, de laret-é, *nehuéttèd-mad hac eurus*. Én effèd, nen dé nameit un explication pé un histoër ag en nehuétèd eurus e zegassas en Æléd d'er vugulion én amzér ma oé gannet Salvér er bed. Inou en hum gave doctrine pur Jesus-Chrouist, er péh en doé perdéguet hac er miracleu en doé groeit, a béré é oé bet teste er Sant-men.

Arlerh quement-cé é has de berdègue en Aviél en Éthiopie, é péh léh é hroas ur vad hemb fin ha dré en example ag é vuhé santel ha dré é instructioneu ha miracleu.

Èl ma tas d'ur verh d'er Roué ag er hanton-zé merhuel, er Sant e rantas dehi er vuhé ; ur miracle quer bras e oé bet caus d'er Roué de hum gonvertissein guet el lod muihan ag é boble.

Ur Brincès vras hanhuet Iphigénie, goudé hé dout cleuet un instruction gaër e hroas ar en excellance a stad er Gùérhiésèd, e queméras er résolution de chomme perpet gùérhiès, hac e gonsacras hé gùérhtæt de Zoué. Hirtace, péhani en doé hum rantet mæstre ag er ranteleah, e vennas en dout-hi aveit priéd ; mæs er Brincès vertuus er refusas én ul larèt en hé doé groeit rô a huertæt ; èl ma oé en Apostol-men e ingagé Iphigénie hac hé accouragé de virèt er rô hé doé groeit, en tyrant-cé e queméras ur golér quer bras doh-t-ou ma ordrénas monnet d'el laquat d'er marhue ar en

ser. Er soudardèd de béré en en doé ordrénet quemènt-cé e gavas er Sant doh en autær, é achihue er sacrefice ag en overen; hac inou, goudé en dout receuet mar-a-daul bohal, ean e hroas de Zoué er sacrefice ag é vuhé.

## *Aviseu spirituel tennet a Aviél sant Maheu.*

1. Dén ne elle chervige deu væstre: rac mar istime unan, ean e zisprisou en aral.

2. Clasquet de guetan ranteleah en nean, ha hui e receuou en ol treu aral én abondance.

3. Ne juget quet hou nessan, ma ne falle quet d'oh bout juget guet Doué; doh ma jugehet er réral, é vehet juget hui-memb.

4. Na stréhet-é en hènt e gonduie d'er vuhé éternel, ha na bihannet a dud e guêrhe dré-z-ou!

5. Nen dès nitra quer cuhet ér bed-men, hemb ne vou disoleit hac hanàuet.

6. Er ranteleah é péhani é hès division, e vou distruget; hac en ty é péhani é hés disordre ne badou quet.

7. De betra é chervige d'un dén gounit ol er bed-men, mar da ha colle é inean?

8. Pihue-benac en hum izellei, e vou ihuelleit; ha pihue-benac en hum ihuellei, e vou izelleit.

## RÉFLEXION.

Salvér er bed, én un dremeine, e sellas doh sant Maheu, azéet én é vureàu, hac er galhuas de monnet d'en hélie. Sant Maheu e sàuas hac en hélias quentéh. Doué e selle doh-emb, hun galhuein e ra; pourfitamb ag er græce e ra d'emb: rac tremeine e rei; Doué, péhani e gonze doh-oh bihihue e zou marteze preste d'hou ç'abandonnein. Mar cleuet enta é voéh, ne galettet quet hou calon. Tardein ur momand ag hé hélie, e zou risclein hou salvedigucah aveit un éternité. Jesus-Chrouist e lare d'oh, deit d'em hélie: renonciet d'en amitié dangerus-cé: quitteit en ty-zé: restituet er madeu-cé deit a hoal-hènt: quêrhet de gavouet en dén-cé doh péhani en e hoès caz ha malice, ha péhani ne hroa quet vad d'oh gùélet: quitteit er vanitéeu-zé: renonciet d'en divertissemanteu væn-cé ag er bed; larèt e ra d'oh: *deit d'em hélie, beah douce, humble, patiant, aboeissant ha*

*charitable avel on.* Ha dizez é cavet-hui quement-cé? Mæs hac é vehé un draïe-benac a boén, Doué er goulenne guet-n-oh; nen dé-ean ur mæstre douce ha carantéus, péhani e hanàue hou fragilistæt hac e offre d'oh é hræce eit hou secour? Perac enta marhattat quement? Mar dès un dra-benac a boén ér hommancemant, disquet penaus quentéh èl m'hou pou commancet, en ol difficultéïeu-cé e zisparissou, hac é cavehet ur peah, ur joé hac ur goutantemant infini é hélie Jesus-Chrouist hac é virèt é lézen.

---

## *En eile dè ar-n-uiguènd a vis Guenholon.*

## SANT MAURICE, MARTYR.

SANT MAURICE e oé ur habitén bras péhani e gommandé de huéh mil huéh cand dén. Er gompagnoneah gaër-zé en doé quement a vrud dré vaillantis hé officerion ha dré gourage hé soudardèd, que ne oé compagnoneah erbet aral quen terrible eit en anemisèd ha quen istimet én armé.

Maurice, péhani e oé hoah payan, e chommas tri mis guet é gompagnoneah é Jerusalem hac én dro de guér aveit tremeine er gouyan. Inou é hroas hanàuedigueah guet en Escob a Jerusalem, péhani e gavas occasion de gonze dehou ag er santeleah hac ag en excellance ag er religion a Grechéneah ha de ziscoein dehou folleah er bayanèd. Èl m'en doé Maurice ur sperèd mad ha ræsonnable, ean e gomprenas en dalledigueah malheurus é péhani é oé bet beta nezé; trugairéquat e ras mil gùéh en Eutru Doué ag er græce ha sclærdér e ré dehou d'hanàouet er huirioné, ha pedein e ras en Escob, guet hilleih a zareu, d'en disposein de receu er vadiènt.

Quentéh èl ma oé bet badéet, én ur santein un desir bras de fournissein er memb avantage hac er memb eurustet d'é soudardèd ha d'en officerion e oé én é gargue, ean hum laquas ean-memb d'ou instrugein ar hur religion; conze e ras doh-t-hai quer mad, quen a propos ha guet quement a nerh, m'ou doé d'hum rantet ol crechénion.

Èl ma oé en ampeleur Maximién ar er poënd de ziscleriein brézel d'er Gallehuèd, ean e hroas de sant Maurice donnet guet é gompagnoneah de gavouet é armé; particin e

ras aveit hum rantein aben inou ; mæs èl ma oé ordrénet de ol en armé gobér sacreficeu d'er faud douééd, Maurice hac é gompagnoneah santel, guet er haz ou doé doh un dra quen abominable, e béllas doh en armé ; ha goudé m'ou doé hum gonsultet ar er péh ou doé d'hobér, ind e laras : *Mar hum separamb é vou droug guet en Ampeleur ; mar assistamb ér sacrefice ni e offançou en Eutru Doué ; mæs gùel-é displigein d'en Ampeleur aveit de Zoué. Ne dostamb quet davantage, guet eune a vout lodèc én ou sacreficeu miligult.*

Maximién, é huélet é vanqué Maurice guet é gompagnoneah, e gassas d'er blasque aveit assistein guet er réral. Maurice e rescondas d'en hani e oé deit esprès de zegasse dehou en ordrénance : *Assuret, mé hou pède, d'en Ampeleur penaus ma omb preste, mé ha me soudardèd, d'aboeissein dehou ér péh e gommandou d'emb revé Doué ; mæs a p'hun nès er bonheur de vout crechénion, pligeèt guet-ou hum exantein a assistein én ur sacrefice péhani e zou contrel de inour ha gloèr er gùir Doué e adoramb.* En Ampeleur, é cleuèt er rescond-cé, e antréas é colér hac e ordrénas gobér dehai tennein d'er billet aveit laquat, a bep dêc, unan d'er marhue. Deustou péh quer cruel e oé er santance-zé, ind hé receuas ol guet ur joé bras, dré en espérance ou doé de souffrein er martyr én ur verhuel aveit er fé. Peb-unan hum bresanté aveit bout en dêcvèd ; mæs, aveit bélie en ordrénance, é oé bet tennet d'er billet, hac é oé bet laqueit d'er marhue huéh ha tri uiguênd a nehai.

En tyrant-cé, én ur chongeal en en devehé bet er réral eune ag er memb tourmant, e ordrénas dehai a nehué assistein ér sacrefice édan boén a vout trettet avel er ré guetan. Er ré-men e rescondas ol d'ur memb boéh, officerion ha soudardèd : *Crechénion-omb, ha rein e rehemb bet en dehuéhan tapen ag hur goaid quêntoh aveit gobér nitra contrel d'el Ilzen a Grechéneah.*

En tyrant e ordrénas nezé d'é ol armé trosin ou armage énep de Vaurice ha d'é gompagnoneah, aveit ou distrugein ol hemb ispergnein hanni ; hac ol en ou doé soufret er martyr cruel-zé hemb hum zihuen, ha memb hemb hum glemme, er blai deu gand huéh-ha-puar-uiguênd.

Ou horveu santel e oé bet interret ér memb léh, hac inou é arribuas un nombre bras a viracleu. Armage memb sant

Maurice e zou bet goarnet guet hilleih a respet. Charles-Martel hum chervigeas ag é lance ér hombat en doé bet énep d'er Sarrazinèd.

## RÉFLEXION.

Fé hac example er habitén santel-men en dès bet reit d'en Ilis huéh mil ha huéh cand martyr. En devotion e basse ag er supériorèd ha mistre d'er ré e zou édan ou autorité, dré en exampleu mad e rant dehai. Péguement a vugalé hac a serviterion e vehé devot ha santel, pe vehé en ol penneu-tyegueah tud a vertu hac a example mad !

*Eile Réflexion.* Sant Maurice hac é gompagnoneah e zou bet gùel guet-hai displige d'en Ampeleur, ha merhuel memb, aveit gobér nitra contrel de lézen Doué. Péh sorte excus e gavehet-hui un dé, hui péré e offance *Doué* guet eune a zisplige d'en dud, guet eune a fâchein un ami, pé guet eune a vout goapeit guet er bed malheurus ?

---

## *En drivèd dè ar-n-uiguènd a vis Guenholon.*

## SANTÈS THÈCLE, GUÉRHIÈS HA MARTYRÈS.

SANTÈS THÈCLE, guenédicg a Icône, hum gonvertissas d'er fé én ur assistein é instructioneu hac é perdégueu en Apostol sant Paul. Er memb dé ma hum rantas crechénès é renoncias d'er bed ha d'é ol vanitéeu : a nesé hé gusquemant e oé bet simple ha forh modeste ; tremeine e ré en darne muihan ag hé amzér ér retræd hac ér beden. Hé ol studi e oé de vihuein revé réglenneu ha conseilleu parfætian en aviél, ha gobér e ras rô a buerhtæt.

Èl ma oé bet goulennet guet-hi perac é vihué ên-cé quen distagne doh er bed, ha ma changé mod d'hé gusquemant, hi e rescondas : ne gavan quet amzér assès aveit trugairé-quat en Eutru Doué ag er græce en dès reit d'eign de vout crechénès, hac ér galité-zé é on obliget de gondui ur vuhé humble.

Èl ma oé bet laret quement-cé d'er Goarnour, hennen e broas hé arrestein hac e ordrénas dehi monnet d'adorein en douéèd, édan boén a vout losquet é bihue. Dré ma rescondas penaus n'hé devehé jamæs adoret nameit er ghir

Doué, é oé bet preparet un tan horrible aveit hé losquein. Er Santès, én ur hobér sine er groéz guet ur fé cribue hac ur gonfiance vras é Doué, hum daulas é creis er flamme hac e sortias hemb droug erbet. En ol e oé bet souéhet é huélet er burhud-cé, ha dén ne gredas laquat é zourne ar en hani e oé bet respettet memb dré en tan. Er verh santel-men, doh hum gavouet libre, e hum dennas én un tyegueah crechén, é péh léh ne arsàué a gontamplein, nos ha dé, misericorde en Eutru Doué én hé andret, hac é castié hé horve dré er yune hac er benigen.

Un nebedicg amsér arlerh, ur Goarnour aral hé hondannas de vout exposet d'el lonnèd aveit bout devoret dré-s-hai; er Santès, a pe huélas el lonnèd é tonnet trema-s-hi, e hroas sine er groéz, hac el lonnèd-cé hum goutantas a hourvéein étal hé zreid hemb gobér droug erbet dehi. En tyrant e hum shurtas hac e hroas hoah hé stleigeal dré sen gohlay gouihue, aveit ma vehé bet dispennet a béhieu; mæs en neu gohlay e chommas én ou léh: caër e oé bet ou boutein hac ou broudein, ne vouigènt tam. Nezé er Goarnour, souéhet bras, hé lausquas é peah hac e sas de vout lsen a respet aveit-hi. Santès Thècle e yas ér fin de Séleuci, é péh léh é hounias un nombre bras a ineaneu de Zoué dré en example ag hé buhé santel ha dré hé aviseu mad.

Goudé ur vuhé hir ha quer santel, ouaidet aç en dro a zèc vlai ha puar uiguênd, hi e rantas é peah hé inean de Zoué, ardro cand vlai arlerh gannedigueah hur Salvér.

En Ilis, ér pedenneu e hrua aveit en dud e vé én agoni pé én ou fasion, e hroa mimoér a santès Thècle dré er honzeu-men: *Ni hou pède, ô men Doué! evel ma hoès délivret santès Thècle a dri dourmant horrible, de zélivrein ehué inean-men hou servitour (pé servitourès); ha groeit, dré hou grace, ma jouissou guet-n-ah ag er eurustet éternel.*

## RÉFLEXION.

Ol malice en tyrantèd hac ol lonnèd cruellan ne fehènt quet gobér droug d'en n'emb e sou dihuennet dré Zoué eoumemb. En hum recommandamb enta perpet de Zoué, ha laquamb ol hur honfiance én ou. N'hun nès quet dangerusoh anemis de zongeiù aveit omb hun hunan; hiboamb enta én un dofiance vras ab an-amb ni-memb; en hum zofamb perpet ag hur goanedigueah hac ag hur fragilitæt.

*Er buarvèd dé ar-n-uiguènd a vis Guenholon.*

## SANT GÉRARD, ESCOB HA MARTYR.

SANT GÉRAD, guenédicg a Venise, e bourfitas bras ér studi, hac én ur zonnet de vout abilloh bamdé, ean e zé ehué bamdé de vout santelloh. Goudé en dout recevet en Urheu sacret hac overennet, ean e guemeras en hènt de Jerusalem aveit monnet de visitein el léhieu santel ag hur rédamption : a pe arribuas én Hongrie, er roué Stéfan e hanàuas é santeleah ; hac er Prince vertuus-cé, pébani e glasqué missionnerion a bep bro aveit perdègue er fé d'é boble, a béhani el lod muihan e oé payan, e laras d'en dén santel-men, doh hum antretenein guet-ou un dé, penaus ne oé quet aveit monnet é perhindèd de Jerusalem en en doé en Eutru Doué en degasset d'inou, mæs aveit bout en Apostol ag en Hongrie ; ha larèt e ras memb dehou penaus en en dalhehé inou guet-ou aveit labourat eit conversion é sujité.

Gérard e hanàuas æz volanté Doué ér résolution en doé queméret ur Prince quer santel, hac aveit hum zisposein d'un implé ag ur gonséquance quer bras, ean hum dennas én un deserh hanhuet Beèl, é péh léh é vihuas èl un æl. Un nebedicg amzér arlerh er Roué e offras dehou un escobti én é ranteleah, hac er Sant ne refusas quet er gargue-cé, a balamor ma huélé sclær penaus nen devehé bet cavet én-hi nameit labourieu, poénieu ha croézieu a bep sorte.

Goudé bout bet sacret Escob, ean e gommanças monnet a guér de guér, a dy de dy, aveit instrugein er boble, bras ha bihan, peur ha pihuicq, couh ha yonancq. Él m'en doé affær doh un nombre bras a bayanèd, ean e gavas diæzemanteu bras de feahein, hilleih a anjulieu de souffrein ha mar-a-zangér eit é vuhé ; mæs nitra ne oé bet capable de scùéhein é batiantæt na de vihannat é gourage ; ha dré é zoustér, ean e zas ér fin de bèn a hounit ou speredeu. Commance e ras nezé ou assamblein ha gobér dehai instructioneu publique ha læn ag ur vertu nerhus, péré e gonvertissas ou halonneu.

En examplen caër a vertu e ré er Bugul santel-men, ne broènt quet bihannoh a efféd ar é boble aveit é instructioneu

hac é berdégueu; gùélet e rènt un dén humble, modeslé, mortefiet ha distague doh er madeu ha forh charitable é quevér er beurerion. Dré er moyaudeu-cé, ean e zas de ben a gonvertissein é escobti hac a vout càret ha respettet guet peb-unan.

Arlerh marhue eurus er roué Stéfan, en Escob santelmen hum gavas exposet d'ur bersécution vras. Èl ma oé bet lamet diar en trôn dré er Balatinèd er Roué Pierre, ny er Roué Stéfan, péhani e oé bet laqueit de vout Roué ar é lerh, un Eutru bras hanhuet Ouvon e vennas hum rantein mæstre ag er ranteleah, hac én effèd e vontas ar en trôn. Sant Gérard e zisclærias dehou guet ur bourage e elle er ranteleah hemb quin inspirein, en en devehé bet ur goal fin, ma ne garezé rantein er gourôn d'er Roué légitime. Arribue e ras èl m'en doé laret er Sant: édan tri blai goudé, Ouvon e achihuas é vuhé ar ur chalfaud, dré zeourne memb er ré en doé el laqueit ar en trôn. Ér fin ur reniour malheurus hac anemis bras d'er religion a grechéneah, e gavas en Escob santel én é hènt hac en trézas guet un taul lance, er blai mil seih-ha-deu-uiguênd.

## RÉFLEXION.

Sant Gérard hum laquas én bènt aveit monnet de Jerusalem de visitein el léhieu santel ag hur rédamption. Un intantion vad en doé hac é zevotion ne ellé quet manquein a vout cheleuet guet Doué; neoah Doué en arrestas é creis é berhindèd, aveit hum chervigein a nehou eit convertissein ur boble nombrus, péhani e oé èl interret beta nezé én dihoeldæt ag er pébèd, ag er faussoni, ag en idolatri. Liès en hum glêmmamb ag un accidant triste benac péhani e hroa manquein un affær hur boé commancet, pé e laqua memb hun intantioneu mad de vanquein; mæs hemb ræson en hum glêmmamb. Adoramb er segrédeu a Brovidance en Eutru Doué; un dé é houyehemb penaus en accidant pé er goal chanche-zé, péhani en dès laqueit de golle ha distruget hun ol desseinieu; penaus en affær-zé, péhani e seblanté bout quen avantajus hac en dès neoah manquet; penaus er procès-zé hun nès collet; penaus, én ur guir, en ol accidanteu-zé péré e hanhuér. goal-chancheu pé malheurieu e zou é gùirioné pourfitable hac avantajus d'emb. Doué

e zesire gùel bur gùir vad aveit neu desiramb ni-memb ; ma neu dé quet dré bur faut é ma arrihue en accidant-cé, ma n'hun nès quet guellet parrat doh-t-ou, hum gonsolamb, én ur gonsiderein penaus ol er péh e hroa Doué e zou groeit mad, ha penaus é hroa peb-ira eit er gùellan hac eit hur brassan avantage.

---

*Er buemvéd dé ar-n-uiguènd a vis Guenholon.*

## SANT FIRMIN, Escob ha Martyr.

Er Sant men, guenédicg a Bampelon, é Spagne, e oé bet laqueit én é youancquis ér scôl é ty ur Bélêg santel, péhani e gueméras quement a sourci d'er rantein vertuus èl d'er rantein abil. Firmin, péhani en doé un natur vad hac en doé un hoant bras de zisquein, e bourfitas bras ér scôl-zé ; hac é siance vras guet é zevotion examplus, e ras splan de gomprenein é oé choéget guet Doué aveit chervige un dé d'hobér inourein en Ilis.

Er Bélêg péhani en doé en disquet quer mad e ras cargue dehou, d'en ouaid a drihuéh vlai, d'hobér er hatechim dré er hérieu a ziar er mæzeu, ha d'hobér instructioneu d'er vugalé ha d'er réral e vehé bet deit d'er cheleuet ; hum acqùittein e ras ag er gargue-cé én ur fæçon queu examplus, guet quement a fréh hac a fin-vad, ma oé bet obliget, én drespet d'é humilité, de receu en Urheu sacret, hac é pèn un nebedicg amzér arlerh é oé bet groeit Escob a Bampelun.

Labourat e ras guet ur gréd é gùirioné apostolique aveit santefication é bobie, ha bet en doé er gonsolation de huélet en devotion é cresquein én é ol escobti. Goudé en dout laqueit reihtæt é peb-tra, ean hum santas inspiret de monnet de gasse er sclærdér ag er fé de vro er barbarèd. Continuein e ras enta é labourieu apostolique é Navarre ; ha goudé en dout groeit ur vad hemb fin én é vro, ean e zas é France, é péh léh é souffré er Grechénion ur bersécution cruel a berh er bayanèd. Perdègue e ras guet ur gréd intampius én Auvergne, én Anjou, é Normandie hac é Picardie. Cribuat e ré er Grechénion ér fé hac ou disposein e ré de souffrein er bersécution. Discoein e ré ehué quer sclær d'er bayanèd en drompereah é péhani é vihoènt hac ér memb amzér er

huirioné hac er santeleah a religion Jesus-Chrouist, ma tus el lod muihan a nebai d'banàouet é oènt ér faussoni ha d'hum gonvertissein d'er fé.

Er presidant Valère, payan aburtet, e broas en arrestein ér guér a Vauvais, hac en torel én ur prison tiboel, é péh léh é anduras pêl-amzér ur misér bras; mæs ér fin, délivret dré er boble ag er sclavage-cé, ean e yas d'er guér a Amiens, péhani en doé choéget en Eutru Doué aveit en termein hac en achimant ag é labourieu apostolique. Inou ean e broas hoah conversioneu extraordinær ha burhudus, hac ul lod caër a viracleu. Quement-cé ne viras quet ne sas er Goarnoor ag er brovince, dré solit certæn payanèd obstinet, de ordrénein en arreste hac en dibennein segrètemant ér prison, guet eune ne vehé bet deït er boble de virèt ag er gobér ha d'hum revoltein inemb dehou.

## RÉFLEXION.

Er Sant-men, d'en ouaid a drihuéh vlai, hum bligé é hobér catechim ér hérieu a ziar er mæzeu, ha dré er moyand-cé ean e instrugeas hac e laquas én hènt ag ou salvedigueah un nombre bras a vugalé. Ne ellet-hui gobér er memb tra én hou quér? Ne ellet-hui dastume er vugalé a siardro aveit disquein dehai ou fedenneu hac ou hatechim? Nac avantajusset e vehé quement-cé d'er vugalé peur, a béré hilleih e zou abandonnet! N'ou dès déu d'ou disquein, pé chomme e rant guet tud ingrat ha cruel péré, a ziar digaréieu fal, n'ou lausquant quet de monnet d'en instructioneu e broér én ilis. Mar caret hum rein d'en exercice-sé a garanté, péh mérit n'hou pou-hui! Calz a bloër e rantehet de Zoué, hac ul lod caër a gonsolation e gavehet hui-memb.

*Elle Réflexion.* Mistre ha mæstrésèd', queméret ehué sourci d'instrugein hou serviterion; ur golr mad e larehet dehai e broei calz a effèd ar hou halonen. Péh gloër aveit oh, mar gouniet de Zoué ineaneu hou servilerion!

*Tairvèd Réflexion.* Ma ne ellet labourat aveit instrugein ha convertissein hou nessan, offret d'er bihannan hou pedenneu de Zoué aveit goulen guet-ou conversion quement a béherion èl e zou ar en doar; hou pedenneu e gonvertissou martezé mui a ineaneu aveit ne broéhé er haërran perdéguen pé en instructioneu nerhussan.

*En huëhvèd dè ar-n-uiguènd a vis Guenholon.*

## S. CYPRIAN HA SANTÈS JUSTINE, MARTYRÈD.

ADMIRAMD madeleah Doué, péhani e scùille en trézor ag é visericorde ar er vrassan péherion, a pe zistroant doh-t-ou dré ur gùir gonversion.

El m'en doé santès Justine, péhani e oé sàuet ag er guér a Antioche, refuset diméein d'un dén youancq hé goulenné aveit priéd, dré en arben m'hé doé queméret er résolution de chomme perpet gùérbiès, en dén youancq-cé, dallet dré en amourustæt, goudé en dout groeit é ol bossible aveit donnet de dèn ag é zessein, hum adressas doh Cyprian, péhani e oé nezé ur payan hac ur sorcér bras, hac e bromettas dehou ur recompance gaër mar en deveh é bet ellet, dré é segrédeu, gobér de Justine er bàrein. Cyprian ne vanquas quet a glasque secour guet en diaulèd, péré e dantas én effèd hilleih Justine, én un droublein hé sperèd dré chongeu ha represantationeu abominable; mæs er Santès-men e oé bet perpet victorius ar hé anemisèd dré ma oé secouret dré er græce, a béhani en hum ranté digne dré hé fedenneu ha dré hé morteficationeu. Cyprian, én ur gompreneiu dré guement-cé er bihan a bouvoér en doé er goal-sperèd, e zas de hanàouet en dalledigueah é péhani en en doé bihuet, e guéméras er résolution de gùiltat é chervige, e daulas é livreu miliguet én tan, hum gonvertissas d'er fé, e recenas er vadièut hac hum ras ol de Zoué.

É vuhé ne oé bet, arlerh quement-cé, nameit un excelcice continuel ag er rustan penigen, ha lièz é chommé prosternet doh dor en ilis, én ur bedein er grechénion d'ou dout recour doh misericorde en Eutru Doué aveit-on. Er penitand santel-men e gonvertissas hilleih a bayanèd dré en example ag é vuhé santel ha dré en aviseu mad e ré dehai.

En dén youancq-hont, hanhuet Agladius, péhani e glasqué en dout Justine aveit priéd, hum gonvertissas ean-memb hac e recenas er vadièut. Justine, gouniet dré en neu viracle-zé a visericorde en Eutru Doué, e ras ol hé madeu d'er beurerion eit bout hemb partage de Zoué hemb quin.

Sant Gregoër a Nazianze, én ur gonze ag er changemant

bras e hum broas é Cyprian arlerh é gonversion, e vêle drès peb-tra é gomportemant examplus, é humilité, é vodesti, é air poset, é garanté doh Doué, é zisprisance eit er madeu ag en doar, hac e lare en eu doé goulennet dré humilité er gargue izellan é ilis er grechénion. Eudoxie, a béhani é conse Photius, e sisque d'emb ehué é oé bet groeit porhér; mæs goudé é receuas en urh a Vélég, hac é oé bet groeit Escob a Antioche arlerh marhue en Escob Anthime.

Er brud a Cyprian hac a Justine e yas betac en Ampeleur Dioclétién, péhani e ordrénas ou arrestein; hac er Goarnour a Phénicie, doh ou güélet ferme ér fé, ou hondannas ou deu de vout dispennet guet cribeu hoarne. Casset-oènt bet arlerh, sammet a rangenneu, d'er guér a Nicomédie é péhani é oé Dioclétién. Quentéh èl m'en doé bet er Princezé leinet el libér e scrihué dehou er Goarnour a Phénicie, ean e hroas ou dibennein ou deu. Ou martyr e arrihuas ardro er blai tri hand puar. Goarne e rér ér guér a Doulous lod ag ou reléguen.

RÉFLEXION.

A betra neu dé capable en hani e za d'antretenein én é galon en tan malheurus a lubricité? En dén youancq-cé, goudé en dout impléet en ol moyandeu possible d'un dén aveit donnet de ben ag é zessein criminel, en doé bet recour doh ur sorcér ha doh ardeu er goal-sperèd. Ah! queméramb caz hac horreur doh er péhèd lous, doh er vamen ag en abyme-zé ag en ol malheurieu. Mouguet en tan-sé quentéh èl m'er santehet é antréein én hou calon, pé ean e hroei ur ravage bras én hou ç'inean.

*Eile Réflexion.* Cyprian, goudé bout bet ur sorcér, e za de vout ur Sant. Pihue, goudé quement-men, e gollou espérance é madeleah infini en Eutru Doué?

---

*Er seihvéd dé ar-n-uiguènd a vis Guenholon.*

## SANT COSMAN HA SANT DAMIAN, MARTYRÈD.

EN neu Sant-men e oé berdér ha guenédicg ag er guér a Eges én Arabie. Ind hum ras d'er studi ag er védecinereah aveit ou dout dré-zé æssoh er moyand d'instrugein er baya-

nèd ag er hartér, hac aveit ellein, én ul labourat d'ou gùellat a glinhuédeu er horve, ou gùellat ehué a glinhuédeu én inean.

Doué e daulas é vénédiction ar ou dessein hac ar ou intantion vad. Cosman ha Damian hum rantas queen abil én ou stad, ma has er brud a nehai dré ol er hartér. Quement hanni hum gavé clan en doé recour doh-t-hai hac e receüé quentéh soulagemant.

Èl ma oé excellant ou remædeu ha ma hroènt efféden admirable pé, aveit larèt gùel, miraclus, hac èl ma oènt a hend-aral deu zén humble, charitable, distague doh madeu en doar, ha sourcius bras de monnet de huélet er heuronion clan, d'ou soignein, de rein dehai remædeu ha d'ou soulagein hoah dré ou alésoneu, é oènt istimet guet er bayanèd memb. En deu Sant e bourfitas ag er gonfiance en doé én-hai é spécial er ré clan, aveit ou sennein ag en drompereah triste é péhani é oènt, aveit gobér dehai hanàouet er gùir Doué, ou instrugein ar é lésen, ha dré er moyand-cé, ind e gouvertissas un nombre bras a nehai.

Er prefæt Lysias péhani, a berh en ampeleur Dioclétién, e bersécuté er grechénion, e hroas ér fin ou arrestein : ordrénein e ras dehai adorein douéèd en Ampeleur pé hum breparein de verhuel; ha goulenne e ras guet-hai a béh sorte sorcereah en hum chervigènt aveit gobér quement a dren avel ma hroènt : ne hum chervigeamb, em'ind-i, a sorcereah erbet; nen damb meit él léh ma vemb goulennet; nen dé quet aveit er pourfit na dré intérès é excelçamb er védecinereah; mæs én ur rein er yehaid d'er ré clan, mui dré vertu Jesus-Chrouist eit dré hun abiltæt, ni e assai ér memb amsér salvein ou ineaneu, én ur rein dehai d'hanàouet er gùir Doué ag en nean hac ag en doar, péhani hemb quin e zelie bout adoret hac aveit gloër péhani é omb disposet de sacrefiein hur buhé.

Lysias hum gavas souéhet a pe gleuas ur rescond quer fur, hac e zas de vout douçoh én ou andret; neoah, guet eune a golle amité en Ampeleur hac é gargue, ean e hroas ou zurel ou deu ér mor, ou zreid hac ou deourne arriet; mæs un Æl ou délivras a inou. En tyrant e hum ahurtas hac e ordrénas ou dibennein. Ou martyr e arrihuas er blai tri hand tri.

## RÉFLEXION.

Ne faut nameit bout dén eit bout touchet é huélet drougueu pé clinhuédeu en nessan ; un dra naturel-é secour er ré e zou affliget ; mæs én ur soulagein infirmitéeu er horve, ne ancoéhet quet ré en inean. A p'en dehet enta de huélet er ré clan, laret dehai ur gonze vad benac aveit inspirein dehai er batiantæt pé er résignation de volanté Doué ; ha mar bé dobér, fournisset dehai er secour ag er Sacremanteu. Péh vad aveit un dén clan en dout un ami fidel ha charitable én occasion-zé !

*Eile Réflexion.* Er hlinhuédeu e zou liès punitioneu : en dirangemant a imurieu er horve, caus ha mamen er hlinhuédeu, e arrihue liès é punition a zirangemant pé disordreu en inean. Distannet enta colér en Eutru Doué, hac é huellei d'oh quentoh arzé ; mar falle d'oh ma cessou en droug, lamet er péh e zou caus dehou. Ézéchias, scoeit dré ur hlinhuèd estrange ha dangerus, en doé bet recour doh Doué guet calz a zareu, ha quentéh èl m'en doé en distannet ha calmet dré er benigen, ean hum gavas én ur yehaid parfæt.

Hum fiein e rér ar abiltæt ur médecinour, ha ne chongér quet ag en dout recour doh Doué nameit a pe ne vé quet mui a remæd. Péh quel liès a huéh é vé er hovézour e vé galhuet en dehuéhan de zonnet de huélet un dén clan ? Hum fiamb un draïc-benac ar abiltæt ur médecinour hac ar vertu er remædeu ; mæs hum fiamb hoah mui ar er secour ag en inean. Ma ne ra Doué é vénédiction d'er remædeu memb, ne hroeint vad erbet.

---

*En eihvèd dé ar-n-uiguènd a vis Guenholon.*

## SANT VENCESLAS, DUG A VOHÊME, MARTYR.

En Sant-men e oé mab de Uratislas, prince crechén ha læn a zougeance Doué, ha de Drahomir, payanès. Deu vab ou doé, Venceslas, er houhan, ha Boleslas, er youancquan. Ludmille, ou mam-gouh, péhani e oé hi-memb gùir grechénès, é huélet en dangér é péhani é oènt édan goarnation ur vam payanès, e houlennas ma vehé bet lausquet guet-hi er soign d'ou dessàu ha d'ou instrugein ; mæs ne oé bet

accordet debi nameit unan a nebai, péhani e oé bet Venceslas. Ludmille e gueméras a nehou ur sourci extraordinær, hac ag é du Venceslas e broé é hossible aveit rein debi en ol goutantemant e eilé espérein hé dout guet-ou.

Peb-unan e admiras quênt pêl é vertuyeu : douce e oé, humble, mortefiet, soignus a veillein ar nehou é hunan, ha drès peb-tra a sihoal doh ol er péh e vebé bet capable de goucieio er burtæt ag é gorve hac ag é inean.

Èl ma oé hoah forh youancq a pe varhuas en dug Uratislas é dad, Drahomir, é vam, e gueméras er gargue ag é stadeu; mæs er fæçon cruel ha barbar guet péhani en hum gomportas er Brincès-men énep d'er grechénion, e broas de Ludmille ingagein Venceslas d'hum garguein ean-memb a gonduie é stadeu, én ur bromettein dehou en hé devehé bet er secouret dré hé aviseu.

En Dug youancq e sentas doh aviseu é vam-gouh hac e gommançaas dré laquat en treu ér memb stad ma oènt quênt en dirangemant en doé groeit é vam. Rein e ras d'é sujité peb sorte exampleu mad. Dré é soign, er peah, er justice, er religion e gresqué é peb léh, hac en ol e vêlé Doué d'en dout reit debai ur Prince quer santel.

É vam dinatur, dré er has estrange hé doé doh-t-ou, e ingageas ag hé zu er Prince a Gurime de zisclærieia brézel dehou. Èl ma oé enta antréet er Prince-zé é Bohême guet un armé vras, er Sant e offras dehou peb sorte conditioneu ræsonnable aveit en dout er peah guet-ou; mæs ne brézas quet er cheleuet, én ur gredein é oé guet eune a nehou é offré dehou er honditioneu-zé. En Dug santel e laras nesé dehou guet ur hourage diazéet ar er gonfiançe en doé én Eutru Doué : nen dé na juste na necessær scùille goaid quement a dud innoçand; hun deu é ellamb achihue en affær dré ur hombat particuliér péhani, dré varhoe unan, e assurou victoër en aral.

Er Prince a Gurime, péhani e gredé ferme penaus nen doé quet en Dug youancq expériance na nerh assès aveit resistein doh-t-ou, e receuas en defi-zé guet sel-mui a joé, m'hum gavé sûr a hounit er victoër ar nehou. Arribue e rezant ou deu él léh ag er hombat d'en ær merchet : ér momand ma oé preste er Prince-zé de rein dehou en taul quetan, ean e remerquas étal er Sant deu Æl, unan a bep-tu;

er péh el laquas de guemér quement a eune, ma hum daulas doh treid Venceslas, doh hum obligein d'hobér ol er péh e ordrénezé dehou.

Vertuyeu excellant en Dog santel e véritas dehou er brotection particuliér-sé ag en nean; goarne e ras durant é vuhé purtæt un Æl; é zevotion eit Jesus-Chrouist ér Sacremant ag en Autær e oé quer bras, ma passé hilleih a amzér doh treid en autærieu. Er memb devotion-sé e hroé dehou liès rescond en overen hac hum gavouet inopret a guement-cé. É garanté doh é boble e oé bras, hac é spécial doh er ré peur; liès en hum seguisé de noz aveit casse eanmemb dehai é aléżoneu.

Sel-mui ma oé cáret hac istimet é ol en Allemagne, ha particuliéremant é Bohême, sel-mui é cresqué en ivi hac er haz en doé doh-t-ou é vam cruel hac é vrér Boleslas. Queméret ou doé memb er résolution d'hum zizobér a nehou ha d'el labein dré dreitoureah. Èl ma oé gannet ur mab de Voleslas é vrér, hennen er pedas de zonnet d'ur banquet caër en doé preparet eit hum rejouissein a guement-cé. Deustou péguement a ræson en doé er Sant d'hum zefiein, ean e chongeas ne ellé quet hum zispansein a monnet de dy é vrér. Monnet e ras enta, ha digueméret mad e oé bet én apparance; læn e oé ean-memb a joé èl er réral. Arlerh er prèd ean e lausquas er gompagnoneah aveit monnet d'en ilis, èl m'en doé er gustum. É vrér cruel, gouniet dré é vam dinatur, e yas ean ehué ar é lerh; ha quentéh èl m'en doé er vultretion, péré e oé cabet inou eit er gortos, discarguet tauleu ar nehou eit el lahein, ean hum joéntas ean-memb doh-t-hai eit ou secour hac en trézas guet é blean. É varhue précius e arrihuas er blai nàu hand huéh-ha-tregond.

Doué ne lausquas quet pél hemb punition ur hrime quen horrible: Drahomir e varhuas un nebedicg amzér arlerh én ur fæçon misérable, ha Boleslas ne gavas nameit tristediguéah ha malheurieu er reste ag é vuhé.

## RÉFLEXION.

A béh conséquance-é er hetan instructioneu e rér 'd'er vugalé! Chetu amen deu vrér dessàuet hac instruget ér memb amzér: unan a nehai, instruget dré é vam-gouh devot ha vertous, e gondûyas, èl d'hi, ur vuhé devot, e bratiquas

peb sorte vertuyen hac e zas de vout ur Sant bras ; en aral, dessàuet dré é vam payanès ha diranget, e gonduyas chué èl d'hi ur vuhé carguet a zisordreu, e hum daulas de bep sorte crimeu hac e zas ér fin de vout er fallan dén ag é amzér. Péh un différance e zou étré en neu vrér-men ! Er memb différance e oé étré er ré en doé-ind dessàuet.

*Eile Réflexion.* Nac avantajusset-é bout devot d'en Ælèd ! Assistein e rant er ré e houlenne humblemant ou assistance, avel m'ou doé assistet sant Venceslas ér hombat. Pedet-ind, drès peb-tra, d'hou secour ér brézel continuel e hoès de soutén énep de anemisèd hou salvedigueah.

---

## *En nàuvèd dé ar-n-uiguénd a vis Guenholon.*

## SANT MIQUÊL-ARHÆL.

EN Ilis en dès instituet er gouil-men én inour de sant Miquêl, Prince en Ælèd, hac ér memb amzér aveit inourein en ol Ælèd ag en nean, péré ol e hum implé aveit hur salvedigueah. Ou santeleah, ou excellance hac er secourieu e rantant d'emb e vérite hur respet hac hun hanàuedigueah-vad én ou hevér.

En Eutru Doué, a pe grouéas er bed, e grouéas quetan tout en Ælèd, de béré é ras un hanàuedigueah splan ag er mad hac ag en droug. Un nombre bras a nehai, doh hum huélet quer parfæt, é léh rantein gloër ag ou excellance hac a ou farfectioneu d'ou Hrouéour, e laquas ou ol gomplæsance én-hai ou hunan, ha læn a orgueil, e glasquas hum gomparagein doh Doué. En Ælèd orgueillus-cé e oé bet taulet én ihuerne aveit bout malheurus de virhuiquin, hac e zou hanhuet en diaulèd pé er goal-speredeu. En Ælèd santel, é contrel, péré e berséveras ér mad, de larèt-é, e chommas humble ha fidel de Zoué, ér pèn a béré é oé sant Miquêl, e oé bet sonneit é grace hac e receuas en assurance ag ou eurustet éternel.

Bout-zou nàu Cair Ælèd, er Sérafinèd, er Chérubinèd hac en Trônèd, en Dominationeu, er Vertuyeu hac er Puissanceu, er Principautéieu, en Arhælèd hac en Ælèd. Er Speredeu eurus-men, péré e vou de virhuiquin en habitandèd ag er Jerusalem a ziarhlué, e zou perpet present dirac Doué ;

ind en adore, er mêle hac er hâre dré ur garanté berhuidant ha parfæt; ministrèd-ind d'en Eutru Doué, attàu preste d'aboeissein dehou; ha Doué hum chervige a nehai aveit rein d'hanàouet d'en dud é volanté hac aveit gobér burhudeu én ou andret. En æl Raphaël e zalhas compagnoneah de Dobi én é voyage, hac er goarantas doh mar-a-zangér. En æl Gabriël e zisclærias de Zachari en en devehé bet ur mab hanhuet Yehan, pébani e vehé bet deit eit annonçein er Messi; er memb Æl e annonças d'er Huérhiès Vari Incarnation Mab Doué étré hé digosté santel. En Ælèd e annonças d'er vugalion é oé gannet Salvér er bed ér guér a Vethléem; ind e annonças é Résurrection, hac arlerh é Asçansion, e zisclærias é eile donnedigueah é calité a Juge.

En Ælèd e bède aveit omb dirac Doué hac hun dihuenne doh anemisèd hur salvedigueah; ni e zelie enta ou inourein hac ou fedein d'obtenein græceu aveit omb; mæs er péh e zelie cresquein devotion en ol dud fidel é quevér sant Miquêl e zou rac m'en dès er gargue de gonduie en ineaneu salvet de zemeurance er Sænt hac en Ælèd.

## RÉFLEXION.

Un nombre bras a Ælèd e zou collet eit un éternité, e zou conéhet ag en nean én ihuerne a gaus d'er péhèd a orgueil hemb quin. Comprenamb péh quer bras droug-é er péhèd ha de béh sorte poénieu en hum exposér é commettein ur péhèd marhuel.

*Eile Réflexion.* En Eutru Doué en dès cavet faute én Ælèd memb. Péh ræson aveit omb-ni d'hum humiliein ha de greinein, én ur gonsiderein jugemanteu juste ha terrible en Eutru Doué!

---

## *En dregondvèd dé a vis Guenholon.*

## SANT JÉROME, DOCTOR AG EN ILIS.

SANT JÉRÔME, quen hanàuet dré ol er bed dré é vertu, dré é benigen ha dré é zoctrine, e oé sànet ag er guéricg a Strinonium, toste d'Aquilé. É dad, hanhuet Eusèb, én ur remerquein en en doé ur sperèd luêm ha parfæt, er hassas d'hobér é studi de Rome, é péh léh é oé perpet er hetan én

é sclasse. En hoant en doé d'hum hoarne pur ha de vihuein é græce Doué, e hroas debon péllat doh en occasioneu dangerus a béhèt e gavé inou; er studi hac en excelciceu a zevotion e hroé a guetan é ol occupation; mæs èl nen doé quet bet en avantage de gouéh étré deourne mistre vertuus, mæs quêntoh hemb religion, ean e zas imbèr de vout orgueillus ha læn a vanité; ha deustou ne gouéhas quet ér vinceu brassan, nen doé quet mui ehué er vertuyeu e hroa hanàouet gùir disciplèd Jesus-Chrouist.

En desir en doé hoah d'en dout un hanàuedigueah parfæt ag er Scritur santel, e hroas debou monnet de baud a vroïeu aveit disquein el langage grec, en hébrus ha caldaïq, péré e zou ag ur secour bras aveit compreneiu erhat ha parfætemant el livreu sacret; hac é peb bro é hroé hanàuedigueah guet en dud abillan aveit pourfitein ag ou sclærdér. Donnet e ras ehué é France ha visitein e ras ol er hérieu é péré é oé gùellan scôlage.

En Escob a Antioche, én ur hanàouet é vertu hac é siance vras, e hroas debou receu en Urheu sacret ha monnet én é gompagnoneah de Rome, é péh léh er Pab sant Damas en dalhas étal d'ou hac hum chervigeas a nehou aveit rescond d'en difficultéieu e vezé degasset debou a bep cartér ag er bed. En ol e admiré é sperèd extraordinær; mæs a pe gonsiderènt é benigen, é vuhé santel, é vodesti, é humilité, é santènt ur respet hilleih brassoh hoah aveit-ou hac en en istimènt davantage.

Arlerh marhue er Pab, ean e gùittas Rome aveit monnet d'er guér a Vethléem, é péh léh é oé bet gannet Salvér er bed. Inou ean e gonduyas ur vuhé quer calet ha quer ruste èl hani er venéh gredussan ag en deserh; neoah é oé bet tantet dré dantationeu cruel énep d'er hurtæt, péré e droublé hemb cesse é sperèd. Deustou ne chervigé en tantationeu importun-zé nameit de rantein é vertu purroh, é oènt neoah eit-ou ur vamen ag en afflictioneu brassan. Chetu amen penaus é conze ean-memb él livre en dès bet composet a zivout en dangérieu ag er vuhé-men, aveit discoein penaus ne vér quet ér mæs a zangér eit er salvedigueah memb én deserh :

Na liesset a huéh, em'ean, a pe vezen me hunan ha pêl doh saffar er bed, é creden-mé hoah gùélet dirac men deu-

legad en divertissemanteu, en hoarieu hac er hompagnoneaheu caër em boé gùélet é Rome ém youancquis; me horve e oé dissébet, me hrouhen e oé dû casi èl hani ur morian; aveit gulé n'em boé nameit en doar; mé enta, péhani en doé hum gondannet d'ur prison tihoel, dré er scont e santèn é raug jugemanteu en Eutru Doué, ne rèn meit hirvoudein, rac ne ellèn quet hum virèt doh er chongeu vil ha dishoneste péré em zourmanté é peb léh;

Pet gùéh, aveit feabein er hicg, en e mès-mé yunet durant er suhun ar vara ha deur! Pet gùéh en e mès-mé criet noz ha dé trema en neau, én ur scoein ar me halon, que ne bligeas anfin guet Doué rantein d'eign er peah hac en dranquillité.

En excelciceu-zé a benigen nen distroènt quet a studial er Scritur santel, occupation de béhani é oé particuliéremant galbuet guet Doué, ha leine e ras én effèd casi ol el livreu e oé bet scribuet én é raug ar zoctrine en Ilis. Laqueit en dès er Scritur santel ag en hébrus é latin, hac expliquet en dès-hi aveit gobér gùel hé homprenein; scribuet en dès quement a livreu inemb d'en hérétiquèd, hac aveit soutén er religion, ma hum gavér souéhet a pe chongér penaus en en dès ellet un dén é hunan gobér livreu quer poénius, quen diæz hac e houlenné quement a amzér.

En Doctor santel-men, uset ar er fin ag é vuhé dré ur blinhuèd a languis, e sellas er marhue é tostat guet ur peah hac ur joé e elle er Sænt hemb quin santein én ær dehuéhan-zé. Rantein e ras é inean d'é Grouéour er blai puar hand uiguênd, ouaidet a eih vlai ha puar uiguênd.

## *Aviseu spirituel sant Jérôme.*

1. Ne ellamb quet mirèt a vout tantet; mæs ni e elle, dré hræce Doué, péhani ne vanque jamæs d'emb, dihuen doh en tantation hac hé feabein.

2. Ne lausquet quet er fal chongeu de gresquein pé de badein én hou sperèd, mæs pêlleit-ind pront. Durant ma vou biban hou ç'anemis, reit dehou en taul ag er marhue.

3. Er goal-sperèd e zou ur serpant risclus; mar guelle passein é bèn un tamicg, de larèt-é, mar commancet cheleuet doh-t-ou, ean e risclou bet er fond ag hou calon.

4. Er yune en dès er vertu de laquat en Eutru Doué de vout truhéus én hun andret ha de scontein er goal-sperèd.

5. Un inean, péhani e gâre Doué, e broa bé fossible aveit péllat doh er péhedeu distér èl doh er ré vras.

6. En humilité e hoarne er vertuyeu aral, ha nitra n'hur rante agréaploh de Zoué na d'en dud aveit hum rantein ni-memb bihan ha distér dré hun humilité.

7. A pe leinet ul livre mad, é ma Doué e gonze doh-oh, hac a pe bedet, é ma hui e gonze doh Doué.

### REFLEXION.

Sant Jérôme, péhani en dès conduyet ur vuhé pur ha santel bras, péhani en dès pratiquet, abad deu uiguênd vlai, ur benigen ruste ér retræd hac én deserh, e oé perpet scontet dré er chonge a jugemanteu Doué, ha noz ha dé é credé cleuet en trompet péhani e halhuou er ré varhue dirac tribunal terrible er Juge souveræn. Péh eune ha dougeance ne zeliamb-ni hur bout é raug jugemanteu en Eutru Doué, ni péré e zou dibourvæ a œvreu mad ha quer goleit a béhedeu; neoah é vihuamb tranquil, hemb dougeance erbet; é gùirioné, ar betra é ma diazéet hun asssurance?

*Eile Réflexion.* Er Sant-men, én deserh hac én amzér ma pratiqué er rustan penigen, e zou bet tantet. Arlerh quement-cé, penaus é ellér credein er ré e lare n'ou dès tantation erbet é creis en occasioneu a béhèt, én deviseu-cé péré e zou quer stanq étré pautrèd ha merhèd, ér festeu, én dansen hac én divertissemanteu fol ag er bed!

---

## *Er hetan dé a vis Gouil-Miquél.*

## SANT REMI,

### ESCOB A REIMS HAC APOSTOL A FRANCE.

SANT REMI, én é youancquis, e hum ras guet quement a sourci d'er studi ha d'er pratique ag er vertuyeu, ma oé bet requis bihannat é brèd hac é zevotion; èl-cé ehué é tas en ol quênt pêl-amzér de vout souéhet é huélet é vertu, é sianoe hac é loquance vras. Biscoah ne gâras en divertissemanteu, memb er ré direbreichan; pedein Doué ha bout é honan e oé perpet é vrassan pligeadur.

Goudé bout bet choéget, d'en ouaid a zeu vlai ar-n-uiguênd, aveit bout Escob ag er guér a Reims, ean e labouras

guet ur grèd berbuidant eit instrugein é boble hac er honvertissein de Zoué. Conze e ré én é berdégueu é spécial inemb d'er péhèd lous; inspirein e ré ur haz hac un horreur bras doh er péhèd-cé dré béhani en hum golle un nombre quer bras a ineaneu. Er beurerion e gavé én ou Bugul carantéus ur gùir tad, hac open é oé confortance en ol dud affliget. É garanté e hroas dehou dastume ur gantité vras a æd aveit soulagein er ré gueih én ou necessité. Tud ivius ha malicius e laquas en tan én é graniél; er Sant, avertisset a guementcé, e ridas d'en tan; mæs é huélet é oé deja losquet ol en æd, can e laras, hemb hum zisconfortein : tuêmmamb, en tan e zou mad é peb amzér.

É mesque en nombre bras a ineaneu en dès bet convertisset d'er fé ér ranteleah a France, é remerquêr é spécial conversion er roué Clovis; er Sant-men-é er badéas goudé en dout bet ean-memb en instruget. Èl ma vanquas, dré accidant, en oleàu sacret én amzér ma oé doh er badéein, ean e sàuas é zeulegad trema en nean, én ur bedein en Eutru Doué de bourvæein dehou; ér memb momant é oé bet gùélet ur glom gùen-can é tisquen, péhani e zougué én hé bêgue ur vouteillicg læn ag ur baume miraclus hac hé laquas étré deourne en Escob santel. Er Sant e receuas guet hanàuedigueah vad er presant-cé ag en nean hac hum chervigeas ag en oleàu-cé a ziarhlué aveit badéein er Roué. Er vuretcé-é, deit ag en nean, e hanhuér en Ampoul santel, péhani e hoarnér guet quement a respet é abaty Sant-Remi é Reims, hac er memb oleàu marveillus-cé-é e chervige hoah binihue en dé de sacrein er Rouanné a France.

Anfin, goudé en dout conduyet en ilis a Reims durant open tri-uiguênd vlai, ha groeit hilleih a viracleu én é vuhé, ean e rantas é peah é inean de Zoué, ardro er blai puemb cand tri-ha-tregond, ouaidet ar en dro a huézêc vlai ha puar-uiguênd.

## RÉFLEXION.

Ræson en doé sant Remi de berdègue liès inemb d'er péhèd lous, a p'en da, doé ë lonsteri, de golle quel liès a inean ha de rantein mab-dén haval doh er lonnèd brutal; ræson en doé d'inspirein d'é boble ur garanté vras eit er hurtæt, péhani e zou ur vertu quer caër ma ta d'hur rantein haval doh en Ælèd ha de dennein ar-n-amb quement a hræceu.

Èl m'en dé diæz goarne er vertu-men, ni e zelie gobér hun ol bossible eit hé mirèt. Doué, eit hanàouet hur vertu ha cresquein hur mérit, e bermette d'er goal-sperèd hun tantein; mæs ne bermette quet ma vehemb tantet drès hun nerh. Er goal-sperèd e elle hun dougue d'en droug; mæs ne elle quet hur hontraignein d'er gobér : ni hun nès perpet hul liberté hac er græceu necessær eit resistein doh-t-ou; ne ellamb quet bout feahet mar caramb refus hur housantemant. O purtæt! ô gùerhtæt! ô vertu en Ælèd, na caërret oh-hui! Péguement é véritet-hui bout càret! Nac agréaplet oh-hui de Zoué! Nac avantajusset oh-hui de vab-dén!

---

*En eile dé a vis Gouil-Miquél.*

## GOUIL EN ÆLÈD-GARDIÉN.

NITRA, emé sant Jérôme, ne ra d'emb santimanteu ihuelloh a zignité hun inean eit er péh en dès groeit en Eutru Doué aveit-hi, ha particuliéremant d'en dout reit de bep dén, ag er hetan momant m'en dé gannet, un Æl aveit quemér soign a nehou.

A ol œvreu en Eutru Doué, é ellér larèt penaus é ma mab-dén-é en hani en dès coustet muihan dehou, a p'en dès reit é Vab unique eit er prenein; nen dé quet ur souéh ma quemér ur sourci particuliér a vab-dén beta rein de bep-hani un Æl aveit er goarne hac en dihuen. Doué, emé er Profæt, open é Brovidance general, en dès reit cargue d'é Ælèd d'hou coarne; ordrénet en dès dehai derhel compagnoneah d'oh ha quemér soign a han-oh.

Abad hur buhé é omb exposet d'ur foul a zangérieu : de guetan, de bet dangér, de bet accidant nen dé exposet ur hroaidur bihan? Nen dès quet assès a sourci hac a apertis ur vam pé ur vâguerès eit ellein évéhat doh-t-hai ol. Petra e hroa en Eutru Doué? Rein e ra cargue d'unan ag é Ælèd de guemér sourci ag er hroaidur-cé adal er momant quetan m'en dé gannet; hac en Æl-Gardién-zé e veille perpet aveit pellat ol er péh e ellehé gobér droug dehou. Mar consideramb er vugalé-zé é tonnet de vout un nebedicg brassoh, é huélehemb penaus, open en dangérieu cumun de béré é mant exposet, en hum laquant ind-memb én dangér a gosle

ou bubé, hemb évéhat na chongeal ér péh e hroant; pibueé enta ou goarne hac ou honserve nameit ou Æl-mad? Én un ouaid avancettoh, a bet dangér, a bet fal accidant, a bet goal rancontre nen dès-ean hun délivret, quer-clous ar en doar èl ar en deur?

Mar quemér quement a sourci ag hur buhé, nen dé quet bibannoh sourcius a salvedigueah hun inean. Hun délivrein e ra a vil dangér, hul lemel e ra ag en occasioneu é péré, revé hun dispositioneu, ne fehemb quet manquein ag hum golle. D'hun Æl-mad-é, arlerh Doué, emé en Tadeu santel ag en Ilis, é teliamb el lod muihan ag er chongeu ha réflexioneu salvus-cé péré en dès bet cherviget d'hur honversion. Er secourieu prout-cé ag en nean, er miracleu-zé a brovidance en Eutru Doué, a béré é omb quer bihan én gorto, é péré ne chongemb quet memb, e zou un effèd ordinær a brotection en Ælèd.

Open quement-cé, hun Æl-mad hur visite hac hur honsole én hur hlinhuédeu hac afflictioneu, avel ma hroas d'en dén santel Tobi, de béhani é rantas er gùélet; avel ma hroas de sant Pierre, e sélivras ag er prison goudé en dout torret é rangenneu, hac avel m'en dès groeit d'un nombre bras a Sænt péré en dès bet er bonheur d'er gùélet ha de vout consolet dré-z-ou. Ma n'er groa quet perpet én ur fæçon e ellér gùélet, ean er groa én ur fæçon ne huélér quet.

En Ælèd-mad hun assiste é spécial én ær ag hur marhue; nezé-é é cresquant ou sourci carantéus én hun andret; hac a balamor de guement-cé-é ehué é ta en Ilis de houlenne ou secour, én ur fæçon quer particuliér, dré er pedenneu bé dès composet aveit er ré e zou én agoni pé én ou fassion; hac ér fin hun Æl-Gardién e za d'hur honsolein ér purgatoér.

P'en d'omb eurus assès, emé sant Bernard, eit bout hemb arsàu édan goarnation unan ag er speredeu-zé ag en nean, eit hur bout-ean perpet doh hur hosté, eit hur bout-ean durant hur bubé doh hur bonduie, péh respet, péh devotion, péh confiance ne zelie inspirein d'emb er huirioné douce-men ha quel læn a gonsolation! Mar deliamb er respettein é peb léh, penaus é credehemb-ni gobér dirac-t-ou er péh ne gredebemb quet gobér dirac un dén?

En Ælèd-mad hur hâre èl ou berdér, emé sant Augustin, hac en dès un desir bras d'hur gùélet é quemér én nean el

léhieu a béré en ælèd-fal en dès hum rantet indigne. Hur béèmb enta recour doh hun Æl-mad, e lare sant Bernard, én hun tantationeu, én hun dangérieu, én ol malheurieu, én ol affærieu diæz de gonduie. Goulennamb é secour é ol er péh e hroéhemb; un ami fidel-é, ur honduyour sûr hac ur protectour cribue. À betra en hur behé-ni eune édan goarnation un dihuennour èl-cé? Aboeissamb dehou, cheleuamb a galon vad er péh e inspire d'emb, ha béèmb fidel ha pront d'er pratiquein. Sûr-omb a vout édan protection en Eutru Doué ean-memb quehet èl ma chommehemb édan protection hun Æl-mad.

## RÉFLEXION.

Arlerh en inour hac er respet e zeliamb de Zoué, arlerh er gonfiance e zeliamb hur bout é Mam Doué, aveit pihue é teliamb-ni hur bout mui a respet, mui a gonfiance, mui a zevotion eit aveit hun Æl-mad? De bihue, arlerh Doué, en hun nès-ni mui a obligation? Guet pihue é omb-ni én gorto a receu mui a chervigeu mad? Nen dès momant erbet é péhani hun Æl-mad ne hroa d'emb ur vad benac. Hac ean e zelie bout dé erbet é péhani é vanquehemb a ziscoein dehou hun hanàuedigueah vad dré hur respet ha dré hun devotion? D'er bihannan laramb dehou bamdé guet respet ha confiance er honzeu-men :

Hui, me Æl-mad, ami d'em Doué,
Goarnet me horve ha me iné :
Goarnet-mé doh er goal-sperèd,
Ha drès peb-tra doh peb pébèd.

---

## *En drivèd dé a vis Gouil-Miquèl.*

## SANT DENIS ARÉOPAGISTE, ESCOB HA MARTYR.

SANT DENIS, én amzér ma oé hoah payan, e hum rantas quen abil é sianceu er bed, ma véritas bout receuet é mesque en dud abil ag en Aréopage é Athène.

En Apostol sant Paul, péhani e gredé é oé delé dehou rein de hanàouet er gùirionéeu ag er religion a grechéneah d'er ré abil èl d'er ré e zou hemb calz a siance, e zas, ardro ur blai ha hantér-hand arlerh gannedigueah hur Salvér, da

berdègue en Aviél d'er guér-zé é péhani é oé quement a dud a siance. Quentéh èl m'en doé bet commancet perdègue é quér é oé bet groeit dehou, revé ma ordréné ul lézen ancién ag er vro-cé, monnet de rantein conte d'en Aréopage ag en doctrine e ansaigné. Hum rantein e ras quentéh, hac hemb dougeance, dirac en assamblé-zé, hac expliquein e ras d'er jugèd hont, guet ul liberté santel, penaus nen dès nameit un Doué hemb quin, penaus é ma ol-buissant hac éternel. Conze e ras ehué dehai guet quement a nerh ag er jugemant general hac ag er résurrection ag er hicg, m'ou laquas ol forh souéhet, ha, drès peb-tra, a pe ras dehai d'antand é telié ér fin ag er bed ol er ré varhue ressuscitein. Er philosophe Platon, gùir-é, deustou ma oé payan, ha mar-a-unan ag er ré abillan e oé bet én ou mesque, en doé bet ansaignet ehué treu caër a zivout en inean: laret ou doé penaus ne zelié quet nehi merhuel, hac é telié bout recompance eit er ré vad ha punition eit er ré fal arlerh er vuhé-men; mæs un doctrine péhani e ansaigné é telié mambreu, goudé ou dout breinet, ressuscitein un dé dré ol-buissance un Doué, eit bout a nehué er péh ma oènt ér momand ag er marhue, e oé d'ou chonge-ind ur sorhen. Lod a nehai e oé bet neoah carguet a admiration é cleuèt un doctrine quer santel ha queu ibuél, hac e laras dehou é vennènt hoah er hleuèt un dé aral doh hé expliquein dehai. Er ré a nehai e glasqué a zevri er huirioué, ha nen doé quet caletteit ou haloneu doh er sclærdér ag er græce, e zas memb d'er havouet eit m'en devehé bet achihuet ou instrugein, hac e gredas én effèd é Jesus-Chrouist. Ag en nombre-zé é oé bet ur voès hanhuet Damaris hac er Sant a béhani é conzamb.

Sant Denis a Gorinthe e zisque d'emb é oé bet goudé sant Denis Aréopagiste er hetan Escob a Athène, hac é oé bet sant Paul ean memb en doé reit dehou er gargue-zé. Ér fin, er Sant men, goudé en dout avouéet a voéh ihuél er fé a grechéneah, en doé bet d'andur peb sorte tourmanteu, ha quênt receu é gourôn a vartyr, é oé bet losquet é bihue é Athène memb. Gobér e rér é houil d'en drivèd dé a houil-miquêl. Pèn er martyr santel-men, goarnet én ur chapél ag er guér a Gonstantinople betac er blai deuzêc cand puemb, e oé bet reit nezé d'en Escob a Soisson, é France, é péh léh en en inourér hoah. Er Pab Innoçant trivèd e hroas casse ehué d'en abaty

a Sant-Denis é Paris er reste ag é reléguen, péré, ag er vro Grec, e oé bet dégasset de Rome.

## RÉFLEXION.

Souéhet-omb é huélet er changemant eurus péhani hum hroé ér Sænt ag en amsér quetan ag en liis. Er fé n'hum goutanté quet a rein sclærdér d'ou speredeu, én ur hobér dehai hanàouet er gùirionéeu necessær eit bout salvet; mæs rein e ré hoah open un nerh admirable d'ou volanté, ha gùélet vezènt nezé doh ou dout er santimanteu caërran a anquin, a hlahar hac a humilité, un disprisance vras ag er bed hac a ol en treu crouéet; en tan a garanté Doué, péhani e abrasé nezé ou haloneu, e arresté en nerh ag ou goal inclinationeu, hac ag er vertuyeu quetan-zé é té ol er vertuyeu aral péré e hroa er gùir grechén. Èl cé é ma bet, eit Discipléd quetan hur Salvér, er momand ag ou honversion, er momand ag ur changemant parfæt. A boén en ou deverzéind digueoret ou deulegad d'er sclærdér ag en Aviél, ma tènt de vout tud nehué, ha ma réglènt ou buhé ar vobé hac ar lézen Jesus-Chrouist. Er fé e ra d'emb-ni ehué sclærdér avel ma ré dehai; perac enta ne ra-hi er memb nerh-hont d'hur volanté? Er pen-caus ag en différance-zé e zou rac ma chairramb en or ag hur halon doh er græce, ha rac ne laquamb quet poén assès eit-lemel ag hé hènt hilleih a drezelleu, de larèt é er péhedeu é péré é couéhamb quen æs ha quel liès, hac e vire doh-t-hi a autréein. Chetu er péh e zou caus ma vihuamb attàu staguet doh en doar, hemb chongeal na desirein en nean; chetu er péh e zou caus ma omb hemb doustér, hemb caranté, péré e zou er vertuyeu e hroa differh gùir disciplèd Jesus-Chrouist. Nen dé quet assès en dout en hanhue a grechén eit bout é gùirioné crechén: er galité-zé a grechén e houlenne ag hur perh hilleih a boén hac a labour, ha bamdé é teliamb cresquein hur grèd eit arrihue guet er barfection. Assaiamb hur bout dalh-mad chonge ag er honzeu caër-men en dès bet laret en Apostol sant Paul: *Nen dé quet ma on hoah deit de vout parfæt; mæs me zalhe attàu de monnet aveit assai arrihue él léh en dès marchet d'eign Jesus-Chrouist, doh me choége aveit bout é servitour. Ne gredan quet bout hoah arrihue él léh e mès de monnet: ol er péh e hroan bermen, e zou ridèc, arlerh em bout ancoéheit ol er péh e zou ar*

*me zran, eit arrihue guet er péh e zou ém raug, trema el léh e zou merchet d'eign, eit em bout me recompance ér bonheur ag en nean, de béhani en en dès Doué men galhuet dré Jesus-Chrouist.*

---

## *Er buarvéd dé a vis Gouil-Miquêl.*

## SANT FRANÇÆS A ASSIS.

Er Servitour bras-men de Zoué, guenédicg ag er guér a Assis, e oé charitable bras én é youancquis. Goudé en dout un dé refuset en aléson d'ur peur, ean e ridas ar é lerh, guet er hæ en doé bet a guement-cé, aveit er rein dehou. Un dé aral, dré gompassion doh un Eutru peur, péhani en doé ur fal husquemant, ean e zihusquas é habid nehué-flam, aveit er rein dehou.

É dad, é huélet é ré d'er beurerion ol er péh e ellé, e vennas gobér dehou renoncîein d'é ol vadeu; Françæs hum gavas coutant a guement-cé; ha goudé bout oueit guet é dad dirac en Escob a Assis, ean e hroas, aveit donnet de vout disciple de Jesus-Chrouist, er renonci-zé aveit mad; hum zihusquein e ras memb inou ag é zillad aveit ou rein d'é dad, én ul larèt dehou, guet en doustér brassan : bet ber-men en e mès hou calhuet me zad ar en doar; mæs ber-men-é en e mès ræson vad de larèt : *Me Zad péhani e zou én nean, é péhani en e mès laqueit me ol trézor ha me ol espérance;* ha nezé ean hum laquas de chervige en dud clan én un hospital.

É zevotion eit er Huérhiès Vari e ras dehou gobér ur gueste eit reparein ilis Intron-Varia en Ælèd, hanhuet *Portioncul*, péhani e oé preste de gouéh. Él ma labouré ean-memb guet é vassonnèd, é tas quênt pêl de ben a puzein en ilis devot-cé, é péhani é receuas goudé faveurieu quer bras ag en nean.

Goudé en dout cleuet leine én Aviél er honneu-men e laras Jesus-Chrouist d'é Zisciplèd : *N'hou pêt nac eur, nac argand, na deu habid, na botteu;* ean e zas d'hanaouet, dré ur sclærdér surnaturel, é oé quement-cé memb e houlenné en Eutru Doué guet-ou; turel e ras é votteu, renoncîein e ras eit perpet d'en eur ha d'en argand, ha quemér e ras ur sai hemb quin. Un nebedicg amzér arlerh é receuas en urh

a Ziacre ; ha dré ma hum santé inspiret de monnet de berdègue er benigen, ean e hélias en inspiration-zé hac e broas un nombre bras a gonversioneu ha dré é example ha dré é instructioneu, péré, é gùirioné, e oé simple, mæs crihue, nerhus ha capable de douchein er haloneu.

É vuhé santel, é bréd, é zesir berbuidant de salvein en ineaneu e inspiras de zeuzéc dén santel aral en hoant de guemér scùir ar nehou ha de vibuein édan é hoarnation. Él-cé é commançæs Urh sant Françæs, péhani e zou quer brudet dré ol er bed, a gaus d'er barfection e houlenne en aviél péhani e bratiquér abarh, ha dré m'en dès reit d'en nean un nombre quer bras a Vartyrèd hac a Sænt. Er Fondatour santel-men, goudé en dout composet ur règle aveit é Ziscipléd, e yas de Rome eit gobér hé approuvein ; mæs er Pab er refusas. Er Sant, hemb colle courage, hum dennas guet humilité hac hum laquas d'en dout recour doh er beden. En noz arlerh er Pab en doé bet ur vision ; gùélet e ras en dén santel-men é soutén guet é scoai ilis Latran, péhani e ziscoé bout preste de gouéh. En trenoz ean e broas er blasque hac e approuvas é règle, doh en accouragein de hélie é zessein quen avantajus eit en Ilis. Distroein e ras nezé de Bortioncul, ha gobér e ras seuel inou ur houvand ; é péhani é tas en nombre ag é zisciplèd de vout quer bras, ma oé bet ret, en tri blai quetan, seuel tri nIguènd couvand aral.

Er Patriarche santel-men, goudé m'en devezé tremeinet en dé é perdègue, é chervige er ré clan hac é peb sorte œvreu a charité, e bassé un amzér bras ag en nos dirac ur groceſi pé dirac er Sacremant adorable ag en Autær, é péh léh é vezé ilès ravisset a sperèd.

Penaus-benac ma receué faveurieu extraordinær ag en nean, biscoah dén ne oé-bet humploh aveit-ou, ha perpet en hum gonsideré él er brassan péhour. En ol e oé souéhet d'er burhudeu e broé ; mæs souéhettoh e oènt hoah é huélet é humilité hac é santeléah vras.

Hilleih a dud dimeet, touchet dré é instructioneu ha dré é example, e zesiré ehué guellet hum dennein ér houvandeu aveit tremeine ou buhé ér benigen ; mæs er Sant, goudé en dout discoeit dehai penaus é ellér hum santefiein é peb stad, hac é ellènt ér stad memb a briédereah conduie ur vuhé crechén ha læn a benigen, e ras dehai ehué ur règle revé ou stad ; er règle-zé-é e hanhuér en *Drivéd-Urh a Benigen.*

Er Sant-men, én ur gleuèt larèt é oé bet martyriset puemb ag é veneh, péré en doé casset de Varoc aveit perdègue er fé, e bartias ean-memb aveit monnet de Syrie, én intantion a souffrein er martyr. Hum bresantein e ras dirac er Sultan, prince ag er vro cé; disclærieia e ras dehou, guet ur hourage crechén, penaus é oé degasset a berh Doué aveit rein dehou de hanàouet er folleah a lézen Mahomet hac aveit discoein dehou er gùir hènt d'er salvedigueah. Un disclæration quen hardéh e zelié méritein dehou er gourôn a vartyr; mæs Doué er goarné aveit ur martyr aral.

Goudé en dout distroeit a Syrie, ean hum dennas én ur houvand ag é Urh, ar manné Alvern, é péh léh, én ur bratiquein mortefcationeu extraordinær, é tremeiné en dé hac en noz é contamplein passion hur Salvér. Inou, durant ur vision en doé bet, ean e recevas én é zeourne, én é dreid hac én é gosté er mercheu a Houlieu sacret hur Salvér, ha durant en neu vlai ma vihuas goudé, ean e souffras guet é houlieu ur boén forh vras, péhani e oé bet aveit-ou ur martyr a garanté.

Ên ur hanàouet er fin ag é vuhé é tostat, ean e zas d'é gouvand, hanhuet couvand Intron-Varia en Ælèd, eit péhani en en doé receuet guet Doué en indulgeanceu bras hanhuet *Portioncul*.

Anfin, er Patriarche santel-men, goudé en dout ingaget é verdér de gârein surtout er vertu a beuranté, e bedas hur Salvér de rein dehai é vénédiction ha de zerhel léh dehai a dad; ha goudé en dout groeit leinein passion Jesus-Chrouist dirac-t-on, ean e rantas é inean, guet un dranquillité vras, étré divréh é veneh, er blai deuzêc cand nàu-ar-n-uiguênd, d'en ouaid a buemb plai ha deu uiguênd.

**Réflexion.**

**Sant Françæs en dès bet câret er beuranté; renonciet en dès bet de vaden er bed; refuset en dès bet quemér ranteu aveit hum sustantein ean hac é veneh. O peuranté eurus, péhani en dès ean bet rantet quer pihuicq a bræceu Doué hac a vertuyeu!**

***IIe Réflexion.*** **Er Sant-men, arlerh en dout receuet græceu ha faveurieu extraordinær ag en nean, e gonduyé perpet ur vuhé penitand ha mortefiet bras. Er penigenneu hac er mortefcationeu ne chervigeant quet hemb quin d'hobér sa-**

tisfaction aveit hur fauten tremeinet, chervigein e rant hoah de gouservein er vertuyeu hac aveit hur rantein muyoh-mui haval doh Jesus crucefiet.

---

## *Er buemvèd dé a vis Gouil-Miquèl.*

## SANT PLACIDE, MENAH HA MARTYR.

PLACIDE e oé mab d'ur Sénatour Romæn, péhani er hassas, d'en ouaid a seih vlai, de sant Benæd aveit bout instruget én é gouvand. Er broaidur e avanças bean ér pratique ag er vertuyeu édan ur mæstre quer santel.

Un dé, revé m'el lare sant Gregoër, Placide e gouéhas én ul lèn a béhani é oé oueit de dennein deur. Sant Benæd, péhani e oé én é gouvand, en doé bet quentéh hanàuedigueah ag en accidant triste-zé; ean e galhuas sant Maur hac e laras dehou: ridet bean, mem brér, couéhet-é er broaidur én deur. Sant Maur e houlennas é vénédiction hac e ridas d'er sauvein; querbet e ras ar en deur memb bet el léh é péhani é oé Placide, ha doh er hemér dré er bleàu, en degassas d'er séh, ha ne oé bet meit nesé é tas dehou de hanàouet en en doé querbet ar en deur.

Quen devot e oé Placide ha quer gredus de chervige Doué ag en ouaid tinerran, ma fallé dehou assistein é ol excelcicen er venéh ha pratiquein en ol penigenneu e bratiquènt iod-memb. Rac-cé ehué en hum bressas d'antréein ér memb Urh. Er venéh n'ellènt quet gùélet hemb bout souéhet er broaidur youancq-cé er hetan ér hoeur aveit cannein dé ha nos mélodi d'en Eutru Doué. Bàmet-oènt é huélet er hourage en doé de gastiein é gorve dirøbreiche ha pur ér fæçon ma broé. Biscoah n'ou doé gùélet un novice devottoh, humploh nac aboeissantoh aveit-ou, hac ol en hum santènt iod-memb accouraget dré é example.

Sant Benæd er hassas guet deu venah aral de Sicile aveit seuel inou ur houvand. Receuet-oé bet é peb léh ar é hènt èl pe vehé bet un æl. Arrihuet é Sicile, ean e broas aben batissein er houvand-cé ha gobér seuel un ilis én inour de sant Yehan-er-Badéour.

Er honversioneu admirable e broas ér hartér-zé, e segassas devat-ou hilleih a dud youancq péré, én ur renonceiein

d'er bed ha d'ou ol madeu, e zas d'er pedein d'ou receu édan é hoarnation, ha gùélet-oé bet quênt pél, ér houvand-cé a Sicile, un devotion haval doh hani menéh Manné-Cassin, rac ma remerquènt ol vertuyeu sant Benæd én é huir disciple Placide. É yunieu e oé continuel, é vihuance ordinær e oé gouriad lezeu, leah ha deur. É coareis é passé mar-a-zé hemb daibrein nac ivèt, ha nen doé eit gulé meit ur gadoër.

Puemb plai e oé ma conduyé Placide ur vuhé quer santel, a pe zisquennas diar vor é Sicile payanèd barbar, péré e antréas ér houvand, e guemèras en ol menéh hac ou goaldrettas é peb fæçon. Sant Placide e hroas nezé er bedenmen é hanhue en ol: Salvér adorable, hui péhani en dès vennet souffrein er marhue ag er groéz aveit hur salvedigueah, hou péet truhé doh hou serviterion; reit d'emb er græce de berseverein ha de vout receuet én nombre ag hou Martyrèd santel; soutenet hur hourage bet er momant dehuéhan, ha receuet er sacrefice e hroamb d'oh ag hur buhé. Ol er venéh e rescondas: *èl-cé revou groeit.* Er barbarèd ne dardezant quet goudé ag ou massacrein ol. Souffret ou doé er martyr ardro er blai puemb cand nàu-ha-tregond.

## RÉFLEXION.

Er burtæt a galon hac er santeleah ag er vuhé, e zou ordinæremant er fréh ag un ansaignemant santel.

Er betan tra e zisquér d'er vugalé e hroa ar ou sperèd hac ar ou halon un efféd péhani e bade ordinæremant bet fin ou buhé.

Eurus er guêrènt péré e zou sourcius de zessàu ha d'instrugein santélemant ou bugalé! hac eurus er vugalé péré e bourfite ag en instructioneu mad e rér dehai!

---

## *En huéhvèd dé a vis Gouil-Miquèl.*

## SANT BRUNO.

En Sant-men, sàuet a Gologne, én amzér ma oé hoah croaidur youancq, e gonduyé ur vuhé quen devot ha quer cuhet, ma oé ur merche ag er santeleah vras é péhani é telié arrihue un dé. É guêrènt, péré en doé ehué hilleih a religion, e yennas en dessàu dirac ou deulegad hac eit que-

ment-cé el laquas ér scôl é Cologne memb. Quer souëhet oé bet en ol quênt pêl arlerh d'é vertu ha d'é siance vras, m'er groas sant Annon, Escob nesé og er guér-cé, Chanoén og é ilis. Ean e güittas goudé Cologne aveit monnet de gontinouein é studi d'er guér a Reims, é péh léh é oé bet receuet guet inour, hac é broas arré hum sifforbe doh er réral dré é abilitæt hac é zevotion exemplus. Inou é oé bet groeit arré Chanoén, hac é oé bet reit dehou er gargue de veillein ar ol er scôlage og en escobti.

Un dra terrible ha souëhus bras, péhani e lanér e arribuas é Paris én amsér m'hum gavé inou sant Bruno, e broas dehou quemér er résolution de güittat aquêrh er bed. Un Doctor bras e varhuas é Paris, goudé en dout conduyet ur vuhé vad revé en apparance : a pe oé bet douguet é gorve d'en ilis aveit bout interret, én amsér ma canné er Vêlean en office én dro d'er horve, a pe oênt arrihue guet el leçon péhani e gommance dré er homzeu-men : *Responde mihi*, er péh e seneß é breton : *rescondet d'eign*, er marhue e laras, guet ur voéh crihue hac estrange : *accuset-on é jugemant juste en Eutru Doué*. Quement-cé e scontas ol er ré e oé present; rac-cé é oé bet lausquet en interremant bet en trenoz. Donnet e ras ur foul bras a dud, hac a pe oé bet commancet arré cannein er memb leçon : *Responde mihi*, en hani marhue e grias guet ur voéh crihuoh hoah : *juget-on é jugemant juste en Eutru Doué*. Er scont hac el lorh e broas lesel a nehoé en interremant hemb bout achibuet. A pe oé bet commancet en office aveit en dairvèd güéh, ean e laras hoah guet ur voéh horriploh : *condannet-on dré jugemant juste en Eutru Doué.*

Sant Bruno, péhani e huélas hac e gleuas un dra quen estrange, e oé bet quer scontet ean-memb, ma promettas de Zoué hum dennein én un deserh aveit tremeine inou é vuhé ér rustan penigen. Un dé ma tas huéh ag é amièd d'er güélet, ean e laras dehai : é petra é chongeamb-ni, em'ean, én ur ouilein un dén, péhani en dès bihuet èl ur hrechén mad, revé ma credemb, e zou dannet; pihue e elle goudé quement-cé bout én assurance? O na terriplet-é jugemanteu en Eutru Doué! En dén marhue-zé nen dès quet conzet aveit-ou é bunen; aveit-omb-é en en dès groeit en Eutru Doué ur burhud queen terrible. Aveit-on-mé, em'ean, me mès groeit me chonge d'hum dennein én deserh eit gobér

penigen. É hnéh compagnon, touchet dré er péh ou doé ind-memb gùélet ha dré résolution Bruno, e laras dehou é oènt preste d'en hélie ind ehué d'en deserh.

Monnet e rezant assamble de gavouet sant Hugue, Escob a Grenoble, aveit er pedein de rein dehai én é escobti ul léh benac, pêl doh saffar er bed, é péhani en ou devehé bet ellet passein ou buhé ér pratique ag er benigen. En Escob e laras dehai en en doé ul léh hanhuet *Chartus;* mæs ehué penaus el léh-cé e oé un deserh horrible, carguet a garrêc, ha goleit a éerh abad er gouyan hac é péh léh ne chommé nameit lonnèd gouihue hemb quin. Sant Bruno, péhani ne houlenné quet gùel, hum dennas d'inou guet é huéh compagnon. Ind e sàuas inou ur chapél én inour d'er Huérbiès glorius Vari, ha seih logicg separet, unan aveit peb hani a nehai; bihuein e rènt inou èl sant Yehan-er-Badéour én deserh.

Èl-cé é commanças urh santel en Tadeu Chartusèd, péré e gonduie ur vuhé mortefiet bras. Yune e rant bamdé; ne saibrant jamæs a guicg, memb én ou hlinhuéden brassan. Perpet é hoarnant er silance, ha mar bé permettet dehai conze ur huéh pé dibue ér suhun, ne gonzant nameit a Zoué hac a dreu santel. Perpet é touguant er cilice; bamnoz é tremeinant pedair ær a amsér én ilis, adal dêc ær beta dibue ær arlerh creinoz, én oræson hac é cannein mêlodi de Zoué hemb asécin, mæs perpet én ou sàu, ar ou deulin pé ar ou face doh en doar.

Er fondatour santel-men, goudé en dout discoeit d'é venéh en hènt d'en ihuellan parfection, e rantas é inean de Zoué, én ur serhel é gruceñ ar é yéneu, er blai uinêc cand unan; d'en ouaid a eih vlai ha deu uiguênd, puemzêc vlai arlerh en dout institnet é urh é deserh er Chartus, a béh léh en en dès er venéh ag é urh quemèret en hanhue a Chartusèd.

## RÉFLEXION.

Conze hilleih e hroa liès paud a wroug hac e zou perpet dangerus. Ur moyand bras de gonduie ur vuhé vad, e zou conze dibaut doh en dud, hac hum autretenein liès guet Doué. Er silance e zou scôlage en dud aviset ha santel; ér silance é tisquant conze mad ha bihuein mad. Er silance en dès conservet beta bermen urh sant Bruno én é guetan

devotion. Câramb enta er silance; conzamb bihan, conzamb guet ræson, conzamb a p'en dé necessær conze; mæs goarnamb er silance a p'en dé mad tàuein.

---

*Er seihvéd dé a vis Gouil-Miquêl.*

## SANT LOEIS BERTRAM,

### Bélêg a Urh Sant Dominique.

Er Sant-men, guenédicg ag er guér a Valance, é ranteleah Spagne, e oé mab de Yehan-Loeis Bertram, notær, hac e ras én é youancquis merchen ag er vertuyeu bras e zelié pratiquein durant ol é vuhé; rac ag en amzér-zé ean e gâré er beden, hac é bligeadur e oé bout é hunan guet Doué. Pratiquein e ré ehué mortefioationeu péré e oé extraordinær aveit é ouaid; forh réglet e oé én é bredeu; pêllat e ré doh divertissemanteu er vugalé aral, hac a pe ellé mirèt a vout güélet guet é vam, ean e gousqué ar en doar noah. Liès é vezé cavet ar é zeulin én ul léh distro benac a dy é dad, ha remerquet e vezé én-ou vertuyeu sant Huissant Ferrier, de béhani é oé câr.

Gobér e ras é guetan Communion guet quement a zevotion, ha receu e ras én-hi græceu quer bras, ma queméras a nezé er résolution de gommuniein quel liès güéh èl ma vehé bet permettet dehou dré é govésour. Visitein e ré liès er ré clan hac ou chervigein e ré guet ur garanté vras.

D'en ouaid a buemzêc vlai ean e houleonas quemér en habid é urh sant Dominique; mæs é dad e ras dehou d'antand é oé boah rai youancq; hac er Supérior ag en Urh eanmemb e laras dehou examinein é vocation, er péh ne chervigeas meit de gresquein muyoh-mui en desir en doé. Ér fin é oé bet receuet én Urh, ha goudé bout bet groeit Bélêg, ne vanqué jamæs a larèt en overen guet un devotion hac ur respet quer bras, ma oé en ol læn a admiration doh er guélet doh en autær. Perdègue e ras ehué guet bilieih a avantage ér guér a Valance.

Er grèd bras en doé eit salvedigueah en ineaneu e hroas dehou goulenne guet é Supérior er bermission aveit monnet de berdègue er fé én Amérique, ha labourat e ras én doar nebué-cé durant mar-a-vlai guet ur pourfit admirable ha burhudus.

Goudé bout bet galhuet a nehué de Spagne, é oé bet choéget aveit bout Priol én é gouvand, hac en er honduyas guet un doustér vras hac én ur façon parfæt. Ne fehé quet ur brér en dout mui a garanté doh é vrér, nac un tad mui a dinérdet doh é vugalé, aveit nen doé er Sant-men é quevér é veneh.

Arlerh marhue é dad ean e hanàuas, dré ur révélation, é oé é inean ér purgatoér. Quentéh, douguet dré un isprid a garanté a grechéneah, ean hum laquas d'hobér satisfaction de Zoué aveit é dad; hac aveit quement-cé ean e bratiquas ur benigen calet durant seih vlai, arlerh péré é tas de hanàouet, dré ur vision aral, penaus ma oé délivret é dad a boén.

Én é glinhuéden memb, péré e oé stanq ér fin ag é vuhé, é venné attàu larèt bamdé en overen; hac un dé ma laras é védecinour dehou é ellé quement-cé bihannat é yehaid, ean e rescondas é oé gùel lezel de verhuel er horve, péhani nen dé nameit doar, aveit lemel guet en inean er mâgadur divin péhani e zispose d'er vuhé éternel. Open quement-cé é laré bamdé é rosær, hac en devotion-zé e denné ar nehou mil bénédiction ag en neau.

É creis en istim e hroé en ol ag é vertu, ean e oé attàu forh humble, ha custum en doé de larèt penaus eit bout é gùirioné humble, é ma requis hum zisprisein hemb disprisein dén erbet, disprisein er bed ha cârein en disprisance e hroér a han-amb. Er chonge ag en éternité e oé ordinæremant er péh e occupé é sperèd a pe zihuné; hac hum gavouet e ré scontet é raug jugemant en Eutru Doué, én ur gonsiderein penaus Lucifér, gùébaral er hetan ag en Ælèd, ha Judas, choéget aveit bout un Apostol, e zou é losquein én ihuerne.

Anfin, arlerh ur vuhé mortefiet bras, hac e elle bout hanhuet ur martyr continuel, ean e rantas é inean de Zoué er blai puemzæc cand unan-ha-puar-uiguênd, d'en ouaid a huemp pé huéh vlai ha hantér-hand. Ér blai huézêc cand eih é oé bet hanàuet eit bout eurus; hac ér blai huézêc cand uinêc-ha-tri-uiguênd é oé bet groeit un disclæration publique ha solannel ag é santeleah.

## RÉFLEXION.

Er Sant-men, én amzér ma oé boah ér bed, e gommunié quel liès gùéh èl ma permetté dehou é goyézour; hac a pe

oé menah, deustou d'é ol occupationeu, d'é ol labourieu, deustou ma vezé memb clan, ne vanqué quet a larèt en overen, én ul larèt penaus é oé gùel lesel de verhuel er horve, péhani nen dé nameit doar, aveit lemel guet en inean er mâgadur a Zoué, péhani e zispose d'er vuhé éternel. Mæs péh quer bihan a dra e hroa de hilleih a dud chomme hemb tostat d'er Sacremanteu! Un affær tamporel, en disterran ambarras e hroa dehai gortoz a suhun de suhun, a vis de vis hemb chongeal penaus nen dès nameit un affær necessær, péhani e zou en affær ag hur salvedigueah.

---

## *En eilvèd dé a vis Gouil-Miquèl.*

## SANTÈS BRIGIT PÉ BREHET, INTANVÈS.

ER Santès-men, guenédiêg a Suèd, én amzér ne oé hoah nameit ur hroaiduricg, é oé quer parfæt ha quen devot, ma oé admiret guet en ol.

D'en ouaid a zèc vlai, é oé bet quen tinerreit hé halon én ur gleuèt perdègue ar bassion hur Salvér, ma ridas en deur ag hé deulegad avel a zihue fetan. Jesus-Chrouist e apparissas dehi en noz arlerh ér memb stad ma oé a pe varhuas ar er groéz. Er vision-zé e hroas quement a effèd ar nehi qué n'ellé quet, a nezé bèta fin hé buhé, chongeal é mystér er bassion hemb scùille un abondance a zareu. Ne hum gouttanté quet a dremeine en darne-muihan ag en dé én oræson, seuel e ré hoah de noz eit pedein Doué hac eit castiein hé horve pur ha divlam dré vortefications drès hé ouaid.

D'en ouaid a huésèc vlai, hé zad hé ingageas de zimèein d'er Prince a Nérici, hanhuet Ulfon, péhani en doé trihuéh. En néu briéd-men, dré gousantemant en eile hac éguilé, e vihuæs èl brér ha hoér durant er blai quetan arlerh ou allience. Hum laqueit ou doé é Trivèd-Urh sant Françæs, hac ou zy e oé haval doh ur houvand, é péhani é vihuènt ér pratique ag er penigenneu rostan. Bet ou doé eih a vugalé a béré deu e varhuas youancq. Er réral ou doé dessàuet ol én ur santeleah vras hac ou doé accustumet a nebedicgueu de bratiquein er vertuyeu a grechéneah. Arlerh ou dout bet guet Doué en eih croaidur-zé, en neu briéd santel-men

hum ingageas dré rô de hoarne ee huerhiset er reste ag ou buhé. Brigit e zouguas hé friéd de larèt bamdé office er Huérhiès Vari, de govessat ha de gommunieín peb gùinér; gobér e ras seuel un hospital eit en dud peur hac er ré clan de béré n'hum goutanté quet a bourvæein ol er péh e oé necessær aveit er horve hac en inean; mæs hoah é ranté hi-memb dehai en ol chervigeu e ellé rantein ur vatéh. Hé friéd Ulfon, touchet dré hé example, hum rantas menah é urh sant Bernard, hac e varhuas quênt pêl goudé avel ur Sant.

Durant tregond vlai ma vihuas en intanvès santel-men arlerh, hi e bratiquas er rustan penigen: quemér e ras en habid a benitandès; n'hé doé aveit gulé nameit plous lidet ar zihue pé tair planquen; yune e ré puar dé ér suhun, ha d'er gùinér ar vara ha deur; communiein e ré liès ér suhun ha passein e ré un amzér hir bamdé étal treid ur grucefi. Monnet e ras é perhindèd de Jerusalem, é péb léh é visitas el lèhieu santel ag hur rédamption hac en ou arrousas guet hé dareu.

Gobér e ras batissein é Vastein ur houvand eit léannésèd de béré é ras ur règle admirable eit ou honduie d'ur vuhé santel ha parfæt. En Urh-cé e zou bet hanhuet a houdeuéh *Urh Sant-Salvér*. Er Santès-men en doé bet én hé buhé révélationeu bras. El livre é péhani é mant scrihuet e zou bet examinet hac approuvet én ur honcile, hac hilleih a ineaneu mad e gave én-ou moyandeu bras eit hum santefiein muyoh-mui.

Anfin, goudé hé dout anduret durant ur blai ur hlinhuèd poénius, hi e achihuas hé buhé, dré ur marhue précius, er blai trizêc cand trizêc-ha-tri-uignênd, ouaidet a uinêc vlai ha tri uiguênd.

## *Aviseu spirituel santès Brigit.*

1. Nen dé quet ur merche mad bihuein hemb un affliction, hemb un trebil pé un tantation benac, a p'en dès laret Jesus-Chrouist: *Pihue-benac ne zougue quet é groéz bamdé, nen dé quet digne a han-on.*

2. Credet parfæt penaus en oræson e zou gùir mâgadur en inean hac er rioleu dré béhani é scùille en Eutru Doué én hur haloneu er glàu ag é viséricorde.

3. N'abandonnet quet en oræson, deustou ma vehoh é

séhour, hemb gouste erbet; hou silance e gonzou aveit oh, hac hou tisconfortance e hum changeou é peden, mar gouyet hum resignein de volanté Doué.

4. En hani e gouéhe liès én ur faute benac dré fragilistæt, ne zelie quet hum zezespérein; mæs hum humiliein. Er vanité e hroa colle courage; mæs er gùir humilité e hroa quemér ur hourage nehué.

5. Er gùellan tra e féhemb gobér e zou, doh hum acquittein ag hun devér gùellan ma ellamb, hum abandonnein d'er péh e houlenne guet-n-emb sourci carantéus en Eutru Doué, aveit er péh e selle en necessitéieu ag er vuhé-men querclous èl aveit er péh e selle en affær ag hur salvedigueah.

## RÉFLEXION.

Er Santès-men en dès bet conduyet ur vuhé perpet santel ha perpet penitand ha mortefiet. Er benigen pé er mortefication e zou avantajus ha necessær de bep-unan; necessær-é mortefiein er goal inclinationeu; ret-é renonciein d'er pligeadurieu dihuennet ha d'er ré dangerus aveit omb. Avantajus-é memb hum bassein ag er pligeadurieu permettet; rac sel-mui ma renonciehet de bligeadurieu en doar, sel-mui a gonsolation e gavehet én nean.

Ha ne gavehemb quin avantage ér souffranceu, nameit en hani d'hum rantein haval doh Jesus-Chrouist, ne zeliehembni ou hârein? Mar hun nès caranté doh Jesus-Chrouist, é teliamb en hélie, quemér scùir ar nehou ha bout haval doh-t-ou. *O Salvér adorable! penaus é ellan-mé clah er pligeadurieu, a p'hou cuélan courónet a sperne ha crucefiet dré garanté aveit on!*

---

*En nàuvéd dé a vis Gouil-Miquél.*

## SANT DENIS, ESCOB A BARIS,

### HAC É GOMPAGNONEAH, MARTYRÈD.

SANT DENIS, groeit Escob dré en Tad Santel er Pab, e oé bet, guet sant Trophime, sant Saturnin ha puar Escob aral, degasset a berh er memb Pab de France aveit perdègue en Aviél, ardro er blai deu gand hantér-hand. Creden ancién en Ilis a France é, en ou doé arribuet ou seih ér

brovince a Narbone, hac en ou doé commancet gobér cleuet ha respettein en hanhue a grechén ér guér a Arle, péhani, revé er Pab Zozime, e véritas hé dout eit quetan Escob sant Trophime. Goudé ehué é oé bet hanhuet sant Saturnin Escob é Toulous, sant Gatién ér guér a Dour, sant Paul ér guér a Narbone, sant Austremoén é Clermont, ha sant Martial ér guér a Limoge. Sant Denis, losquet dré en desir bras en doé de huélet er fé streàuet é peb cartér ag er bed, e yas pêlloh eit er réral, hac arlerh en dout pariset liès a huéh, eit en Hanhue santel a Jesus-Chrouist, dirac tribunaleu er bed, e arrihuas é Paris guet deuzêc disciple péré en doé en héliet. Inou, én ur hobér miracleu bras, ean e berdéguas guet quement a fréh hac a avantage, ma convertissas d'er fé un nombre bras a dud, hac én ou mesque ean e choégeas ur certæn nombre a vinistrèd de Jesus-Chrouist, guet péré é partageas er soign hac er sourci ag é boble, hac e gomposas èl-cé, él léh ne oé quet bet jamæs, un ilis e gonduyas ean-memb èl Escob. Arlerh quement-cé, durant ma labouré ean-memb eit gounit de Zoué er hérieu hac er provinceu a ziardro, ean e savaias, betac er pèn pêllan a France, é zeuzêc disciple, péré, én ul labourat guet grèd ha courage eit gloër en Eutru Doué ha salvedigueah en ineaneu, e véritas casi ol recompance er Martyrèd ag er fé, én ur sinein guet ou goaid er gùirionéeu e annoncènt durant er bersécution e allumas en ampeleur Maximién énep d'er grechénion.

É hrèd n'hum goutanté quet ag en ol hoén e gavé é Paris; credein e rér é condoyas ehué ean-memb ilis Meau hac ilis Roan é Normandie quênt ma hanhuas Escobèd él léhieu-cé. Goudé en dout labouret guet hilleih a fatique aveit streàuein er fé én escobtieu-cé, ean e zistroas de Baris, é péh léh ne oé quet bet pêl é repos: rac quentéh Fescennius, goarnour é France édan en ampeleur Maximién, hum laquas de bersecutein ér hartér bro-cé ol er grechénion, a béré en nombre e oé deja bras; rac Denis en doé perdéguet guet quement a loquance hac a nerh ar en obligation en doé peb-unan de gredein én un Doué hemb quin, Crouéour en nean hac en doar, ar en obligation en doé de gredein é Jesus-Chrouist, Rédamptour ol er bed, ma té, arlerh é berdégueu, ur foul a dud de houlen bout badéet. Durant ma oé er Sant occu-

pet hoah é cresquein muyoh-mui en nombre a vugalé Jesus-Chrouist, dré er santeleah ag é zoctrine hac ag é vuhé ha dré er miracleu bras e hroé, en tyrant hum breparé eboé eit er hemér. Gobér é ras, én effed, en arreste guet er Bélêg Rustique hac en Diacre Eleuthér, hac ordrénein e ras ou zourmantein eit ou forcein de renoncieín d'ou religion ; mæs èl ma huélé pénaus ne hounié nitra guet-hai, ean ou hondannas de vout dibennet. Ou martyr e arrihoas ardro er blai deu gand deuzêc-ha-tri-uiguênd, ar vanné Monmartre, péhani e zou toste de Baris.

Sauet-oé bet a gommance ur chapélleg ar vé sant Denis én é inour. Ardro tri band vlai arlerh, santés Geneven, péhani en doé un devotion particuliér aveit er Sant-men, e hroas seuel ur chapél vrassoh, hac er roué Dagobert, deu gand vlai goudé, e hroas séuel, ér memb léh, ur houvand hac un ilis forh-caër, è péhani é vé interret en ol Rouanné a Francé.

RÉFLEXION.

Trugairéquamb en Eutru Doué d'en dout reit d'emb sant Denis eit Apostol. Inouramb er Sant-men de béhani en hun nés obligationeu quer bras, a p'en dès donguet er sclerdér ag er fé ér ranteleah-men dré é berdégueu hac é labourieu a Apostol, hac er santefiet dré é bedennou hac é vartyr. N'hum goutantamb quet ag en inourein hemb quin, bihuamb, open quement-cé, revé en Aviél en dès perdéguet ; réglamb hur buhé ar hourhemenneu juste en Aviél, ha ne pas ar lézenneu faus er bed.

---

## *En déouéd dé a vis Gouil-Miquel.*

## SANT FRANÇÆS BORGIA, JUISTRE.

SANT FRANÇÆS BORGIA, dug a Gandi, e gomhuyas én é youancquis ur vuhé forh devot. É dad, eit mirèt doh-t-ou a droein cain d'er bed, èl m'en doé en desir, er has-sas, d'en oaid a seitêc vlai, de bales en Ampéleur Charle-quint, hac inou Françæs e hoarnas é innoçance én ur béllat doh en divertissemanteu e zou quer cummun ér sorte léhieu-cé hac én ur dostat liès d'er Sacremanteu. En Ampéleur,

læn a joé é huélet é vodesti hac é avistet, e ras dehou er gargue a Vice-Roué a Gatalogne.

Hum acquittein e ras ag er gargue vras-cé guet quement a sourci, ma tas quênt pêl de ben a nettat er hartér ag er fal dud péré e laqué en direihtæt hac en dissantion ér vro. Lemel e ras er fal gustumeu, hac hemb bihannat nitra ag er sourci e guemére ag en affærieu publique, ean hum ré ol d'en œvreu a charité : tad ha protectour e oé aveit er beurerion ; bihuein e ré én é dy èl ur menah ; peb mitin é passé pedair ær a amzér én oræson, liès é yuné, bamdé é laré é rosær ha communiein e ré peb sul. Ur vuhé quer santel e hroas en hanhuein miloër hac example er Brincèd.

A pe varhuas en Ampeleurès Isabel ér guér a Dolèd, é oé bet choéget sant Françæs a Vorgia aveit goarne er horve hac er hasse d'er guér a Grenad aveit bout interret inon. Quentéh èl ma arrihuas er horve ér guér-cé é oé bet digueoret er châsse, revé ma oé er mod, aveit m'en devehé bet er Sant assuret é oé corve en Ampeleurès e oé abarh. Face er Brincès-cé, péhani e oé bet quer brâu én hé buhé, e oé quen dislihuet que ne oé quet possible en hanàouet. En ur gomparagein er stad é péhani en hé gùélé doh en hani é péhani en en doé hé gàèlet a guênt, ean e laras doh-t-ou é hunan : mèn é ma en deulegad brâu-hont ? Mèn é ma oueit er vràuité-hont de béhani é oé en ol souéhet nen dès quet hoah gùerço ? Ha hui-é Isabel ? Ha face en Ampeleurès-é hennen ? Er spectacle triste-zé e hroas quement a efféd ar é sperèd, ma passas ol en nos arlerh é ouilein én é gambre, ha ma queméras er résolution de vihuein er reste ag é vuhé hemb gobér istim erbet ag er péh e dremeine guet en amsér, ha d'hum rein aquêrh d'en Eutru Doué eit er bârein ean hemb quin.

Goudé en dout réglet é ol affærieu, ean hum rantas Juistre, ha biscoah ne oé bet gùélet ur menah devottoh. Convertissein e ras, dré é example ha dré é berdégueu læn a nerh hac a vertu, un nombre bras a ineanen é Spagne hac é Portugal. Inspirein e ré d'er ré er cheleué un devotion tinér é quevér er Huérhiès glorius Vari, hac ou ingagein e ré drès peb-tra de dostat liès d'er Sacremanteu.

Goudé bout bet choéget, én drespet d'é humilité, eit bout General ag é Urh, ean e gassas un nombre bras ag é

veneh de zougne er sclærdér ag er fé belac er broïeu pêllan; ag er bed. Deustou ma conduyé ur vuhé mortefiet ha ma hroé penigennen extraordinær, é ellér larèt penaus é vertu principal e oé en humilité. Hum zisprisein e ré ean-memb, hac é vrassan desir e oé bout dispriset guet en ol. Er Pab e gueméré é avis ar en darne-muihan ag en affærieu vras ag en Ilis, ha mar-a-huéh en en doé bet vennet er gobér Cardinal; mæs jamæs ne oé bet moyand de hounit ar é humilité.

Anfin, doh hum huélet clan é Rome, ean e receuas é Sacremanteu guet un devotion examplus bras; ha goudé en dout goulennet pardon guet ol er ré e oé presant ag er goal example en doé reit dehai durant é vuhé, ean e rantas é inean de Zoué, guet ur peah hac ur gonfiance vras, er blai puemzêc cand deuzêc-ha-tri-uiguênd, ouaidet a zeu vlai ha tri-uiguênd.

## RÉFLEXION.

Face er gaërran Princès ag er bed, deit de vout disbavalet hac horrible deu zé goudé hé marhue, e inspiras d'en dug a Gandi er résolution de gùittat er bed aveit labourat hemb quin ar en affær ag é salvedigueah. Pe zichennehemb ni-memb a sperèd ér bé, eit considerein er fin hac en achimaut ag er vrànité, ni e zehé d'hum ziabusein ha d'hum zihoustein ag un dra quer fragil ha quen trompus. Ur horve marhue e zou ur miloër fidel. Er miloërieu a béré en hum chervigér ordinæremant, e represante d'emb hun apparance extérior hemb quin; mæs ur horve marhue e zisco d'emb petra omb én efféd ha petra vehemb un dé. Na sclærret é huélér én-ou er vanité a guement tra e zou ér bed! Er chonge hemb quin ag er marhue, péh nerh ha péh vertu nen dès-ean aveit discar en orgueil ag hur halon hac aveit arreste er furi ag en ol inclinationeu diréglet!

---

*En uinécvéd dé a vis Gouil-Miquél.*

## SANT NICAIS HAC É GOMPAGNONEAH,

### MARTYRÈD.

QUEMÉRET courage, Crechénion, de hum santefiein aveit hou pout er bonheur de huélet un dé én nean en dud apostolique péré en dès santefiet er ranteleah a France dré ou

buhé santel ha dré ou ferdéguen. Sant Nicais e zou unan a nehai, ha memb unan ag er ré principallan. Er Pab Clémant, én ur glenèt é oé bet sant Denis hac é zeu Gompagnon martyriset é Paris, ha dré ma houyé é oé hoah billeih a bayanèd é France, e hroas er chonge de zegasse dehi perdéguerion læn a brèd hac a vertu, aveit derhel léh sant Denis ha continuein el labour en doé deja commancet mad er Martyr glorius-cé : choége e ras eit un affær ag ur gonséquance quer bras sant Nicais, hac aveit rein dehou mui a autorité, en er groas Escob hac é ras dehou eit compagnon ur Bélég hanhuet Quirin, guet un Diacre hanhuet Scubicul.

Ind e zas ou zri ag en Italie de France, én ur berdègue er fé é quement léh ma passènt; mæs én Normandie é chommesant en darne-muihan ag en amzér, a balamor ma huélènt en dobér bras en doé er boble ag er hartér-bro-cé a instruction. Avel ma labourènt guet billeih a gourage hac a fatique, ha ma oé ou ferdéguen cribueit dré er santeleah ag ou buhé ha dré ou miracleu, ind e hounias, dré er secour a hræce Doué, un nombre bras a ineaneu d'en nean. Bet-oé bet neoah mar-a-unan obstinet péré e oé bet gùel guet-hai en dihoeldæt é péhani é vihuènt, eit er sclærdér ag er fé, hac e accusas sant Nicais hac é zeu Gompagnon dirac er prefæt Fescennius. Er Prefæt-men ne vanquas quet a hobér ou arreste hac ou menaças a hobér dehai souffrein tourmanteu cruel mar manquezènt a adorein douéèd er ranteleah. Sant Nicais e rescondas : *sel-mui ma andurhemb, sel-préciussoh e vou hur hourôn, ha birhuiquin en eune ag en tourmanteu ne hroei d'emb renonçiein d'er fé.*

En tyrant, diar er rescond-cé, e ordrénas ou sammein a rangenneu hac ou laquat ér prison; ha goudé en dout groeït dehai andur inou en nan hac er séhet, e ordrénas ou dibennein. Quentéh èl ma oé bet leinet dehai ou santance, ind e zas guet ur hourage hac ur joé bras de bresantein a nehai ou hunaq ou goug d'er bourreàu, hac e achihuas ou buhé dré ur martyr glorius. En tri-Martyr-men e oé bet interret én un inisen e zou ar riviér Epte, étal péhani en ou doé receuet er marhue; ha dehuéhattoh é oé bet sàuet ur chapél ar ou bé. Santès Piance, péhani e oé ur voès a galité ag er vro-cé, ha convertisset dré sant Nicais d'er fé a grechéneah,

hum gavas de zonnet de bedein un dé ar é vé; hac èl ma oé bet cavet dré er bayanèd é pedein inou, é oé bet laqueit hi-memb dré-z-hai d'er marhue. Hé inourein e rér ehué er memb dé.

Goarne e rér hoah corveu en tri Martyr-men é châzeu précius é ilis Melun, toste de Baris.

## RÉFLEXION.

En tri Sant-men en dès groeit hilleih a hènt aveit donnet é France de labourat eit convertissein ineaneu; labouret ou dès guet ur fatique bras ha perpet én dangér ag ou buhé. Admirein e ramb courage en dud apostolique; mæs ha chonget hun nès-ni a hounit un inean hemb quin de Zoué? É contrel, hur houciance ne rebreiche-hi d'emb marteze é omb bet caus d'un inean benac de hum golle dré hur fal example pé én ur fæçon benac aral? Péh malheur e vehé henneh! Dihoallamb e rein goal scùir d'hun nessan, ha secouramb doh é salvedigueah, d'er bihannan dré hun examplen mad, ma ne ellamb quet er gobér én ur fæçon aral.

---

*En deuzécvéd dé a vis Gouil-Miquél.*

## SANT AMMON,

### FONDATOUR AG EN ERMITAGEU É NITRI.

Er Sant-men, péhani e vihué é amsér sant Antoén, e oé gannet én ur vourh toste d'Alexandrie. Ne oé hoah meit ur hroaidurigç a pe gollas é dad hac é vam. Ur yondre dehou, doh er gùélet abandonnet, e gueméras soign a nehou, e hroas en instrugein hac en dalhas ér scôl durant é youancquis. A p'er gùélas arrihue én ouaid a zeu vlai ar-n-uiguênd, ean e chongeas en diméein hac e gueniguas dehou en hani en doé choéget aveit-ou, péhani e oé ur verh vertuus. Ammon, de guetan, hum gavas souéhet bras, ha ne houyé péh sorte rescond rein, rac ag un tu, en en doé hoant bras de chômme hemb diméein, hac ag en tu-aral, en en doé eune a zispligein d'é yondre, de béhani en en doé quement a obligation. Goudé en dout groeit réflexion ha recommandet en affær-zé de Zoué, ean e chongeas anfin penaus, én ur ziméein, é ellé goarhe er huerhtæt, ha confiance en doé en en devehé bet en Eutru Doué reit dehou er græce d'inspiréin

d'en hani e selié bout é brièd er memb desir de hourne er vertu gaër-sé, ha guet en espérance-cé ean e gousantas diméein.

En nos quetan ag é serèd, goudé en dout hum dennet én é gambre guet é brièd, ean e zisclærias dehi é santimant, én ul larèt é bèr conseu : me hoér, consideret, mé hou suplie, eurustet er gùérhiésèd hac en ineaneu pur; haval-ind doh en Ælèd ag er baraouis. Péh courôn, péh gloër, brasset ur mor a bligeadur e sou preparet dehai én neam! N'hou pehé-hui hoant de vout ag en nombre-sé? Coutantoh hac eurussoh en hum gaveheoh ér bed-men memb; ha mé meu behé un obligation vras d'oh eit quement-cé. Nesé ean e bresantas dehi ul livre é péhani en en doé scribuet er péh e lare en Apostol sant Paul hac en treu caërran en dès laret en Tadeu santel ag en Ilis a zivout en excellance ag er huerhtæt.

Er memb amsér Doué, a péhani er segrédeu e sou admirable, e douchas calon er voès yoancq-cé, péhani e gousantas goarne er huerhtæt assamble guet-ou. Ind e vihuas assamble én ur garanté vras ha parfæt, ha de nos en hum dennènt peb-unan én é gambre.

Goudé ma oènt bet èl-cé, durant trihuéh vlai, é vihuein en eile guet éguilé èl brér ha hoér, hac ér pratique a bep sorte œvreu mad, er voès vertuus-men e gousantas hoah hum zispartiein aveit mad doh hé friéd. Chomme e ras én hé sy, é péhani é assamblas paud a huérhiésèd gredus, guet péré é vihuas én ur benigen ruste ha calet. Sant Ammon hum dennas ar ur manné én deserh a Nitri, é péh léh nen doé quin compagnoneah nameit hani el lonnèd gouihue, na quin devis nameit guet Doué. Er brud ag é santeleah e hroas de hilleih a dud clan donnet d'er havouet aveit receu guet-ou soulagemant. Er Sant e huellas de var-a-unan a nehai hac e zélivras én ur fæçon forh particuliér ur hroaidur péhani e oé affliget dré un droug estrange. Tad er hroaidur-cé en degassas d'en dén santel hac er pedes d'er guellat; rescond e ras dehou: ne mès quet assès a bouvoér dirac Doué aveit gobér er miracle-sé; mæs groeit-ean hui-memb; reparet en domage e hoès groeit d'un intanvès pear : er restitution-sé, groeit mad, e huellei d'hou croaidur. En dén-cé, souéhet bras é hléiet é grime disolèit, e hroas restitution, ha quentéh er hroaidur e hum gavas yah dré bedenneu en Ermit santel.

Doué e hroas ehué ur miracle caër é andret sant Ammon ean-memb. Arrihue un dé guet Théodor, unan ag é zisciplèd, étal ur stær vras en doé de bassein, ean e laras de hennen pêllat eit nen devehé quet ean bet gùélet nuah durant ma vehé bet é nanhuyal : deustou ma oé nezé é hunan, ean e chommas un nebedicg amzér d'hobér chongeu, dré n'ellé quet quemér ar nehou de güittat é zillad, rac nen doé jamæs hum gavet d'hum huélet nuah. En Eutru Doué e recompanças é vodesti hac é garanté eit er burtæt : rac én un taul ean hum gavas én tu-aral ag er riviér. Théodor, souéhet, e houlennas guet-ou petra e oé arrihue. Er Sant e avouéas dehou er miracle, mæs én ur zihuen doh-t-ou a gonze a guement-cé durant m'en devehé bihuet.

Sant Ammon ha sant Antoén e hum huélé liès, aveit hum accouragein ou deu. Er hetan e varhuas d'en ouaid a zeu vlai ha tri uiguênd; ha deustou ma oé pêl nezé sant Antoén doh-t-ou, en Eutru Doué e ras dehou hanàuedigueah a varhue eurus é ami, én ur hobér dehou gùélet é inean é vontein d'en nean.

RÉFLEXION.

Er Sant-men, dré é gonzeu mad, e hounias é brièd de hoarne er huerhtæt ha de chomme perpet gùérhiès. Mæs hui, nen d'oh-hui bet martezé malheurus assès eit rein, dré hou conzeu libre, occasion d'er réral de golle er burtæt ?

*Eile Réflexion.* Douguet-oé bet én tu-aral d'er stær, a balamor ma tougé blessein er modesti doh hé zremeine. O péh quer mad-é cârein er burtæt ha goarne, peb-unan én é barticuliér, er modesti én deulegad, aveit mirèt ha goarne er burtæt a galon! Mar rinquér mirèt er modesti é particuliér, é teliér, guet mui a ræson hoah, hé goarne a p'hum gavér dirac réral.

---

*En drizécvèd dé a vis Gouïl-Miquel.*

SANT EDOUARD, ROUÉ AG EN ANGLETÈR.

ER Sant-men, ny d'ur Roué santel ha martyr ag er memb hanhue, e oé bet contraignet, d'en ouaid a zêc vlai, de monnet é Normandie de dy ur yondre dehou, péhani e oé Dug ag er brovince-cé, aveit téhein é raug furi tud barbar

ag er breinoz, péré e hroé ur ravage bras én Anglelèr hac e glasqué er Prince youancq-men eit lemel é vuhé guet-ou.

Durant en amzér ma chommas guet é yondre, en ol e admiras é zevotion, é zoustér hac é sourci d'hum hoarne perpet pur ha glan. Én efféd, en disterran conze dishoneste e gleué, en disterran tra e huélé contrel d'er burtæt, e hroé poén debou hac en obligé d'hum dennein ag er gompagnoneah. Tremeine e ré bamdé billeih a amzér én ilis, ha perpet é cavé bèr en amzér-sé. Un dé ma oé bet laret debou é telié bout ur brézel ruste hac é vehé bet scùillet billeih a oaid aveit el laquat ar en trôn, ean e rescondas é oé gùel guet-ou diovér é ranteleah aveit gùélet é sujité é andur quement a boén aveit-ou.

Arlerh marhue en tyrant, péhani en doé lairet é ranteleah, Edouard hum gavas hemb poén de vout mæstre a nehou, hac é oé bet digueméret guet é ol boble guet ur rejouissance vras ha general. Er Roué santel-men ne dardas quet a laquat reihtæt vad é peb tra, hac ol er péh e ordrénas e oé quer juste ha quen avantajus d'en ol, ma pligé de bep-unan. Cheleuet e ré en ol, un diguemér mad e hroé d'er ré vihan querclous èl d'er ré vras; cheleuet e ré ehué ou haus ha réglein e ré ou affærieu guet ur vadeleah hac un doustér hemb hé far.

Er Prince santel-men, péhani en doé groeit perpet un istim bras ag er burtæt, e hoarnas ehué er vertu gaër-sé ar en trôn-memb dré er beden, dré er sourci en doé de bèllat doh en occasioneu a béhèd, dré er pratique ag en humilité hac ag er mortefficationeu, ha dré er soign en doé de zihoal doh é squêndeu. Neoah en noblance hac er boble e zalhas quement ar nehou de zimécin, ma cousantas ér fin de guement-cé, ha ma queméras aveit priéd Edithe, merh d'en dén pihuicquan ha puissantan ag é ranteleah, péhani, open en donæzon naturel hé doé recenet guet Doué, e oé ehué læn a vertuyeu. Un dra e hroé poén debou én un antréein ér stad a briédereah, de larèt-é, er rô a huerhtæt en doé groeit; mæs quênt hum ingagein, ean en disclærias dehi. Edithe e oé bet ag er memb chonge guet-ou, hac hum accordet oú doé de vihuein attàu assamble èl brér ha hoér.

Edouard en doé ehué ur batiantæt admirable; nitra ne oé capable de laquat er Roué santel-men de fâchein. Un dé

me lausques en intandant, dré ancoéh, en trezor royal dı́-gueor, ur ré-benac e lairas ur som considerable, hac é oé bet pedet er Roué d'hobér clasque el lairon; mæs er Prince, hemb ſàchein doh er ré en doé groeit el laironci, na doh en intandant péhani en doé manquet a laquat évéh, e rescondas: ne pas, em'ean, rac ellein e rér chongeal penaus en hani en dès queméret en argand-cé, en dès mui a zobér a nehou aveit-on-mé; larèt e ras hemb quin d'en intandant: évéheit gùel ur huéh-aral, eit ne arrihuou quet quen æz un droug èl-cé. Biscoah Roué ne oé bet càret mui guet é sujité, biscoah ehué Prince erbet ne véritas gùel aveit-ou en han-hue a dad.

En dout e ré ehué un devotion particuliér eit sant Yehan-en-Aviélour, péhani e hroas dehou hanàouet en dé ag é var-hue, péhani e arrihuas er blai huézée cand ha tri viguênd.

## RÉFLEXION.

Sant Edouard e oé quer mad, quen douce, quen dam-bonær que ne oé nitra capable d'el laquat de ſàchein. Na bi-hannet é omb-ni haval doh-t-ou. Ur hol distér e hroér d'emb, ur gonze diavis memb, pé laret hemb réflexion, e hroa d'emb liès hum laquat é colér. Ha requis-é, eit quer bihan a dra, troublein er peah ag hun inean hac hum lezel de vout ſeahet dré un inclination quer furius ha quen es-trange? Un dén é colér e zou haval doh un dén en dès collet é squênd vad, doh ur hy arraget pé doh un dén positet guet en diaul. Sellet er gesteu hac en œvreu dijauge ha méhus e hroa en dud é colér, ha hui ou pou marcé mui a gaz hac a horreur doh er vince-zé.

Pélleit prontan ma ellehet er velim-cé ag hou calon. Ne verne péh quer bras e vé er gueu e vé groeit d'oh, hui e hroei mui a zroug d'oh hou ç'hunan, é hoarne ur has segrèd doh hou prér, aveit nen dès-ean groeit d'oh.

Eit hum gorrigein ag er vince-zé, consideret penaus, p'hum laquehé en Eutru Doué é colér doh-oh quel liès gùéh èl ma hroet léh dehou, é vehe0h distruget ha collet a houdé gùerço; mæs open, péh sorte pourfit e dennet-hui ag hou colér; ha reparein e ret-hui, é fàchein, en droug e zou bet groeit d'oh? Nen det-hui memb dré-zé d'hum rantein cri-minel dirac Doué, forh néhançus d'er ré e zou guet-n-oh ha d'oh hui-memb.

*Er buarzécvèd dé a vis Gouil-Miquél.*

## SANTÈS THAÏS, PENITANDÈS.

BOUT e oé én Égypte, ardro er blai tri hand hantés-hand, ur béhourès publique hanhuet Thaïs. Dessàuet-oé bet ér religion catholique; mæs quênt pêl é oé bet mouguet én hé halon er santimanteu mad e laqué én-hi græceu en Eutru Doué, dré hé harauté eit er baillardigueah ha dré hé desir eit ur vechér infâme. Dré m'hé doé paud a sperèd, a vrâuité, ha mar-a-galité aral, n'hé doé quet bet méh doh hum lezel guet quement e glasqué coutantein ur galon couciet, ha couéh e ras imbèr é peb sorte corruption, ér fæçon ne oé quet æs credein é ellé mui hum gonvertissein dré voyandeu ordinær. Èl ma oé publique hé disordreu, ind e hroas de Baphnuce, ermit ag en Thébaïde, scùille hemb arsàu paud a sareu ar er stad triste ag hé ineau. Ér fin, goudé en dout goulennet secour guet Doué dré er beden, ean hum avisas d'hum chervigein ag un droyel-finesse aveit tennein er béhourès-men ag hé disordreu. Qùittat e ras é husquemant hac hum zigui-sein e ras ér fæçon ne ellé quet bout hanàuet aveit er péh ma oé. Hum laquat e ras én hènt ha monnet e ras bet ty Thaïs. A pe arribuas guet en or, ean e houlennas conse doh-t-hi, ha quentéh é oé bet receuet én hé hambre. Inou, ean e laras dehi en en devehé vennet hum antretenein guet-hi; mæs en en devehé desiret bout én ul léh cuhettoh. Petra e souget-hui, emé Thaïs dehou? mar dé en dud-é e souget, nen dès hanni e elle hur güélet amen; mar dé Doué-é, nen dé quet possible d'emb téh é raug é zeulegad, ne verne é péh léh é yehemb. Petra! e rescondas Paphnuce, hui e houér é hès un Doué? Ya, emé Thaïs; ha me houér open é hès ur baraouis eit er ré vad hac un ihuerne, péhani nen dou quet a fin, eit er ré fal. Penaus enta, e laras hoah en Ermit santel, é elliet-hui, én ur gredein er gùirionéeu bras-cé, péhein é presance en hani hou cùéle hac hou jugeou?

Dré er rebreiche-zé, Thaïs e hanàuas é oé ur servitour de Zoué e oé en hani e gomsé doh-t-hi, ha penaus nen dé d'hé havouet nameit eit hé zennein ag en hènt a sannation é pé-hani é quêrhé. Ér memb amsér er Sperèd-Santel e zistréhas

en dihoeldæt péhani e guhé doh-t-hi er vrastel ag hé fauteu, hac e dinerhas er galettet ag hé halon dré en nerh ag é hræce santel. Læn a véh hac a anquin, hi e scùille dareu a boullad, e guemér caz doh hé ingratitud horrible é quevér en Eutru Doué, hum daule doh treid Paphnuce hac e lare dehou : me zad, reit d'eign er benigen e garehet; pedet eit on, eit ma pligeou guet Doué rein d'eign misericorde. Ne houlennan nameit tair ær guet-n-oh eit laquat reihtæt ém affærieu; arlerh me hroei er péh e ordrénehet d'eign. Paphnuce e laras nesé dehi mèn é chommé, hac hum dennas d'é ermitage.

Thaïs e guemér hé meurble, hé braguerisseu hac ol er péh hé doé dastumet dré er péhèd, ou hampenne ol én ur yoh é creis er ru hac e laque en tan én-hai, én ur bedein er ré e oé bet lodêc guet-hi én hé disordreu d'hé hélie ér sacrefice e hroé hac én hé fenigen. Dré guement-cé, hi hé doé en intantion de reparein er scandal hé doé reit, ha de siscoein é renoncié ne pas hemb quin d'er péhèd, mæs hoah de ol er péh e oé capable d'allume a nehué hé fal inclination. Monnet e ras arlerh de gavouet Paphnuce, péhani hé hassas d'ur houvand merhèd. En Ermit santel hé dalhas inon én ur gambricg, hac e laquas ar en or ag er gambricg-cé ur sciêl-plom, èl pe vehé bet aveit larèt é oé choéget en andret-cé aveit chervige dehi de vé. Ordrénein e ras d'en hoéresèd ag er houvand casse bamdé dehi, eit mâgadur, un tamicg bara ha deur, ha dehi-hi goulen misericorde guet Doué hac er pedein hemb cesse de bardonnein dehi hé féhedeu. Èl ma houlennas Thaïs guet-ou péh sorte pedenneu e zelié larèt, ean e rescondas dehi : nen d'oh quet digne a brononcein en Hanhue santel a Zoué, rac m'en dé couciet hou tivès dré er péhèd; ne véritet quet ehué seuel hou teourne trema en nean, rac m'en dint carguet a lousteri : hum goutantet enta ag hum droein trema er sàu-heaul hac a larèt liès er homsemen : ô hui péhani en dès me hrouéet, hou péet truhé doh-eign. Hi e laras er beden-zé hemb arsàu ha guet billeih a zareu. Ne gredé quet nehi galhuein en Eutru Doué *hé zad*, rac m'hé doé méritet dré hé hrimeu colle er galité a vout croaidur dehou; ne gredé quet ehué rein dehou en hanhue a *Eutru*, a *Juge*, a *Zoué*. A *Eutru*, rac m'hé doé renonciet dehou aveit donnet de vout sclavès de satan; a *Juge*, raç ma

oé lorhet én ur chongeal én é jogemanteu éabus ; a *Zoué*, rac é Hanhue e zou infinimant adorable hac e sougue guet-ou en ol parfectioneu. Mæs deustou m'hé doé renonciet dehou dré hé œvreu, é oé attàu el labour ag é zourne ; hac a gaus de guement-cé en er honjuré de durel ar nehi selleu a visericorde, d'hé sennein ag en dondæt ag hé misér, de rein dehi en droédeu hé doé collet, ha d'hé abrasein dré en tan ag é garanté.

Tri blai arlerh, sant Paphnuce e yas de gavouet sant Antoén eit gout guet-ou hac ean en doé groeit Thaïs assès a benigen aveit bout pardonnet hac eit bout receuet aveit er Communion. Ou deu é oènt bet d'er chonge de houlen avis guet sant Paul, ermit, hanhuet er *Simple*. Passet ou doé ou zri en noz é peden, hac er mitin arlerh, sant Paul e zisclærias en en doé en Eutru Doué preparet ul léh én nean d'er benitandès : rac-cé Paphnuce e yas de zigueor en or ag hé hambricg, de larèt dehi é oé achihue hé fenigen hac é oé receuet eit bihuein guet el léannésèd ag er houvand. Thaïs, bâmet a guement-cé, e gredas ne vérité quet bout laqueit én nombre a briédeu Jesus-Chrouist, hac e houlennas bout dalhet én hé hambricg eit er reste ag hé buhé ; mæs Paphnuce ne ras quet er bermission-zé dehi. Larèt e ras nezé Thaïs penaus, a houdé ma oé antréet ér houvand, n'hé doé quet arsàuet a ouilein hé féhedeu. Eit quement-cé memb-é, emé Paphnuce dehi, en en dès Doué ou fardonnet d'oh. Goudé bout sortiet ag hé frison, hi e vihuas guet en hoéresèd aral ; mæs Doué, de béhani en hé doé groeit assès a satisfaction, hé sennas ag er bed-mæn puemzèc dé arlerh.

## RÉFLEXION.

Er béhourès Thaïs e oé bet dessàuet ér religion a Grechéneah, ha dré guement-cé ne oé quet er moyandeu a salvedigueah en devehé bet manquet dehi, p'hé devehé bet eàret pourfitein a nehai ; mæs lezel e ras a costé abret-mad er secourieu e ellé cavouet én ur religion quer santel eit contantein hé fantasi hac er fal inclination ag hé halon. Hui ehué, goudé m'hou pé receuet ur presant, pé ur bligeadur, pé ur chervige benac guet er réral, d'er bihannan hui e drugairéqua hou ç'obérour mad ; hac a pe n'hou pé quet bet chonge ag er gobér, en hou pé ur certæn poén ha méh arlerh. Hui

e recen neoah guet Doné bamdé græceu ha donæroneu; mæs ha hui e hoès er memb sourci hac er memb chonge d'en trugairéquat? Mar displige en ingratitud d'en dud, ne zisplige quet bihannoh de Zoué; en ingratitud hur zante indigne ag é faveurieu hac e gasse de besque er vamen ag é hræceu.

*Eile Réflexion.* Bout-zou tri sorte ingratitud. Er hetan e zou ancoéhat er vad e zou bet groeit d'emb; en eile, rantein en droug aveit er mad; en drivèd, hum chervige ag er vad receuet aveit offancein en hani en dès er vadeleah d'er gobér pé d'er rein d'emb. Guet e zou malheurusemant hac hum chervige ag er madeu, ag en nerh hag ag er sperèd ou dès bet receuet guet Doné aveit en offancein, ô cruellet ur ingratitud! Aboel mar hum oès béliet santès Thaïs én hé férbedeu, héliamb-hi ehué én hé fenigen.

---

## *Er buemzécoèd dè a vis Gouil-Miquel.*

## SANTÈS THERÈS, Guérhiès.

En Santès-men e oé guenédieg ag er guér a Avila, ér ranteleah a Spagne. Hé zad hac hé mam, leun a vertu, e hroé leine bamdé buhé er Sænt dirac tud ou ty; Therès e guemeré ur bligeadur vras é olenet el lectur-sé, hac e dremeinas hé hetan youancquis én un devotion hac én ur garanté extraordinær doh Doné; mæs arlerh hé dout collet hé mam d'en ouaid a scuêc vlai, hi e gommançàs quemér pligeadur é leine livreu dangerus hac é hantein ur verh pébani e oé câr dehi, hac e gâré er bed hac er vanité. Therès e gollas èl-cé er sperèd a zevotion, hac e oé bet én dangér ag hum golle, quenevé ma tas hé zad de remerquein er changemant-cé ha d'hé laquat é pansion én ur houvand.

Ne oé quet bet eih dé ér houvand-cé, ma hanàuas hé faute hac en dangér de béhani en hé doé hum exposet d'hum golle ér bed; rac-cé ehué en hum rantas léannès én ur houvand a urh er Harme, é péh léh é pratiquas er vertuyeu excellantan. Cârein e ré quement en humiliation hac er benigen, ma oé hé fligeadur gobér el labourieu poéniussan ha disprisaplan ag en ty, ha ma castié hé horve dré ur yun casi continuel, dré er cilice hac en instrumanteu bras a benigen.

Doné, aveit purifein muyoh-mui hé inean, hé lausquas

durant trihuéh vlai én ur séhour bras : ne santé gonste erbet na consolation erbet én hé feden nac é nitra ag en ol vad e hroé ; mæs, dré hé fideldæt d'hum acquittein ag hé ol devérieu ha dré hé fersévérance, hi e véritas anfin faveurieu bras ag en nean ; hé oræson, goudé quement-cé, ne oé mui bet meit ur ravissemant casi continuel ; hé sperèd e recenas ur sclærdér a ziarhlué, hac hé halon e oé bet losquet dré er flammeu pur a garanté santel en Eutru Doué.

Èl m'en doé inspiret dehi en Eutru Doué refurmein hé Urh, a béhani é oé yeinnet er guetan devotion, hi e gonzas ag hé dessein d'hé hovézour de béhani é aboeissé èl de Zoué memb. Conze e ras ehué a nehou de sant Pierre Alcantara ha d'er Pab, péré ol hé ingageas hac hé accourageas de bélie un intantion quen avantajus aveit gloër en Eutru Doué hac hani en Ilis.

Ne dardas quet arlerh quement-cé a labourat eit un affær ag ur gonséquance quer bras. Prenein e ras un ty aveit commance er refurme. Ne fehér quet expliquein ol er péh e hroas er goal-sperèd inemb d'un œvre quer santel. En noblance hac er boble hum sàuas inemb d'er Santès. Goapeit-oé bet, anjuliet ha décriet é guen, ha ne oé galhuet nameit bigotès, follès, positet guet er goal-sperèd. Therès e anduras ol quement-cé guet ur batiantæt admirable, ha dré hé hourage, hoah admiraploh, e zas de ben ag er péh hé doé commancet. Antréein e ras én hé houvand nehué guet pedair léannès vertuus ha devot bras, de béré é ras er règle a vuhé e zelièntbélie. Èl ma cresqué bamdé en nombre ag hé léannésèd, en hé doé bet er gonsolation de huélet seuel, abad hé buhé, deu gouvand ha tregond, é péré guérhiésèd santel e gonduyé ur vuhé mortefiet bras hac e vihué ér hérieu vrassan avel én un deserh. Goudé m'hé doé refurmet léannésèd er Harme, hi e labouras hoah aveit laquat er refurme é mesque er venéh ag er memb Urh. Cavouet e ras er memb difficultéreu ha casi er memb ampêchemanteu de feahein ; mæs dounet e ras de ben a nehai dré hé honfiance vras é Doué.

Hé baranté vras d'oh Doué hac en desir gredus hé doé de souffrein aveit é hloër, e hroé dehi larèt liès er honzeumen : *groeit d'eign, men Doué, souffrein pé merhuel.* Anfin, doh hum santein clan, hi e houlennas hé Sacremanteu de-

huéhan. Quentéh èl ma huélas er Sacremant adorable én hé hambre, hi e sàuas ar hé han-azé hac e laras guet ur face allumet : *deit, ô me Salvér, deit, ô Priéd divin me inean ; arrihue-é anfin en ær, é han de sortiein a men divroemant ;* ha goudé, én ur arreste hé deulegad ar er grucefi e zalhé én hé dourne, hi e rantas hé inean de Zoué er blai puemzèc cand deu-ha-pear-niguênd, ouaidet a seih vlai ha tri niguênd.

## *Aviseu spirituel santès Therès.*

1. En doar péhani e chomme hemb bout labouret, e hum holo a zrein hac a sperne ; èl-cé sperèd mab-dén, mar chomme hemb bout occupet, e vé carguet a chongeu fal.

2. P'hum gavér chagrinet pé troublet, ne zeliér quet qùittat en œvreu mad, nac en oræson, nac er benigen.

3. En hani e falle dehou commandein d'er réral, e zelie bout douce én ou andret ha ruste doh-t-ou é hunan.

4. A p'en d'omb avertisset ag ur faute benac, é teliamb receu quement-cé guet un humilité intérior hac extérior, ha pedein aveit en n'emb en dès er garanté-zé doh-emb.

5. Desiret gùélet Doué, hou pet eune ag er holle hac hum rejouissetén espérance a jouissein a nehou quênt pêl én nean.

## RÉFLEXION.

Santès Therès en dès groeit én hé buhé quement a dreu admirable, que neu dé quet possible ou merchein ol én ul livre èl hennen ; mæs er péhicg hun nès ellet larèt e zou digne a admiration ; peb-tra e zou surnaturel, peb-tra e zou parfæt ér Santès-men. Neoah bihan a dra e vanquas ne zas er burhud-men a santeleah de vout distruget én hé hommancemant. Therès, d'en ouaid a zeuzèc vlai, e gommanças hum bligein é leine livreu dangerus, hac el lectur-zé e vouguas casi hé ol devotion. Hé innoçance hum gavas ebué én dangér bras, é hantein ur gueniterbue dehi péhani e oé læn a sperèd er bed. Pe vehé bet deit er pouison de hounit er galon youancq-men, petra e vehé bet a santès Therès? Petra e vehé bet ag en inean bras, ag en inean santel-men? Na dangerusset-é leine livreu fal! nac avantajusset-é aveit en dud youancq hac aveit en ol choége mad er gompagnoneah e hantant! Péguement a dud e zou bermen dannet, péré e vehé bet Sænt ha Santésèd bras, pe n'ou devehé bet leinet nameit livreu devot, pe n'ou devehé hantet nameit compagnoneahen mad!

## *En huézécvèd dé a vis Gouil-Miquèl.*

## SANT GAL, ABAD.

SANT GAL, unan a zisciplèd inouraplan sant Colomban, e oé sàuet ag en Irlandre, a dud a noblance ha læn a vertuyeu, péré, goudé ou dout er honsacret de Zoué a vihannicg, el laquas é couvand Bencor, pehani, én é amsér, e oé bet conduyet dré en Abadèd santel Comgal ha Colomban. Er hroaidur youaucq-men hum rantas inou forh abil, ha drès peb-tra ér siance ag er Scritur santel. A pe gùittas sant Colomban en Irlandre, sant Gal e oé bet unan ag en deuzêc péré en hélias én Angletèr hac e sas é France guet-ou. Receuet-oènt bet ol guet hilleih a vadeleah dré Sigebert, roué a Austrasi hac a Vourgogne, péhani, dré é zonæzoneu, e ras de sant Colomban er moyand de seuel couvand Anegray, én ur foreste, é escobti Besançon, hac hani Luxeuil deu vlai arlerh.

Er roué Thierry, de béhani en en doé rebreichet sant Colomban é zisordreu, e laquas en neu Sant-men ér mæz a gouvand Luxeuil. Ind e yas ou deu de stadeu Théodebert, péhani e oé nezé roué a Austrasi hac e hroé é zemeurance ér guér a Vets. Ur Bélég santel a Arbon e ras dehai ul léh distro aveit hum denne étal el lèn a Gonstance. En neu servitour-men de Zoué e sàuas logicgueu én deserh-cé hac e chommas én-hai. Ind e gavas payanèd ér vro-cé hac e hroas er chonge d'ou honvertissein. Ou ferdégueu en doé bet quement a effèd, m'ou doé ou douguet de dorrein ou idolèd ha d'ou zurel él lèn. Er ré a nehai e chommas ahurtet én ou dalledigueah, e bersecutas er Veneh-men, ha Gunzon, goarnour ag er vro, hum zisclærias ean-memb ou anemis.

El ma las Thierry de vout mæstre ag en Austrasi arlerh marhue Théodebert péhani en doé lahet én ur hombat, sant Colomban hum dennas én Italie. Sant Gal e venné ehué monnet guet-ou; mæs ur hlinhuèd dangerus en doé bet e viras doh-t-ou a hélie é intantion. Arlerh bout deit de vout yah, ean e yas d'er pèn aral ag el lèn hac e sàuas a nebué inou mar-a-logicg aveit-ou hac aveit er ré e venné chervigein Doué édan é hoarnation. El logicgueu-cé e zou bet er hom-

mancemant ag er bouvand sàust inou goudé hac hanàuet édan en hanhue a gouvand Sant-Gal. Goudé en dout disquet langage er vro-cé, ean e labouras aveit convertissein en idolatred, a béré é oé bras en nombre inou, ha casi ol en ou gounias de Zoué dré é berdégueu, é examplen mad hac é viracleu, ér fæçon ma ellér er sellet guet ræson èl en Apostol a zoar Constance. Délivrein e ras merh Gunzon ag er goal-sperèd, ha gobér e ras dehi hanàouet quer reih en excellance ag er huerhtæt, ma oé bet gùel guet-hi hum dennein é couvand Sant-Pierre é Mets, aveit diméein de vab er Roué a Austrasi. Vennet-oé bet el laquat de vout Escob é Constance; mæs é humilité e viras doh-t-ou a receu er gargue inourable-zé.

Sant Gal ne gùitté jamæs é gambricg meit aveit monnet de berdègue er gùirionéeu ag er fé, hac ur sourci particuliér en doé a instrugein en dud dibouyêcquan hac abandonnettan. Distroein e ré goudé d'é ermitage, é péhani é passé en noz hac en dé ér beden hac ér gontamplation.

Sel-mui ma avancé en Abad santel-men én ouaid, sel-sourciussoh e oé de gresquein é bedenneu hac é benigen. En infirmitéeu, péré e hélie er gouhoni, n'ou doé quet groeit dehou bihannat nitra ag er rustoni guet péhani é castié é gorve nac ehué er grèd berhuidant aveit salvedigueah en ineaneu. Èl m'en doé ur Bélêg vertuus er pedet de zonnet d'hobér ur perdègue de zé gouil é barræs, deustou d'en ouaid bras en doé, ean hum rantas inou hac e berdégnas guet ur hourage admirable. Tri dé goudé é chommas clan hac e varhuas avel ma varhue er Sænt, ardro er blai huéh cand huéh-ha-deu-uiguênd, ouaidet a open puar uiguênd vlai, péré en doé tremeinet casi ol én deserh.

## REFLEXION.

Évebeit a yeinnein pé ag hum zihoustein é chervige Doué; sel-mui ma avancet én ouaid, é oh obligettoh d'er chervigein, rac mui a obligation e hoès dehou eit er græceu e receuet bamdé guet-ou.

Open quement-cé, sel-moi ma avancet én ouaid, sel-mui é tostet d'er marhue ha d'en éternité; ret-é enta labourat guet mui a brèd. Pihue e zelie chongeal én é gonte, nameit en hani e zou ar er poénd d'er rantein? Én ær ag hur marhue, ni e garehé hur bout groeit hilleih a œvreu mad

aveit Doué; labouramb enta aveit-ou durant m'hun nès en amzér. O me inean! ne scèhès quet é vêlein hac é chervigein Doué, a pe ne scèhe quet ean-memb é hobér vad d'id. Ha cârein e ra a ol éternité; câre-ean ehué durant ol ha vuhé: nen dès momand erbet é péhani ne hroa vad d'id; ra dehou ehué é péb amzér merchen ag ha hanàuedigueah-vad.

---

## *Er seitècvèd dé a vis Gouil-Miquêl.*

## SANTÈS HEDVIGE, INTANVÈS.

ER Santès-men, péhani e zou bet én hé buhé Princès ag er ranteleah a Bologne hac e zou bermen inouret èl patromès ag er memb ranteleah, en doé a vihannicg ur vertu hac un devotion extraordinær d'hé ouaid.

Hé hêrènt hé laquas abret én ur houvand aveit bout instruget; mæs el léannésèd e oé bet carguet a nehi e remerquas quentéh penaus en on doé muyoh d'admirein én-hi, aveit n'ou doé de zisquein dehi.

Én un ouaid hoah forh distér, dré aboeissance hemb quin d'hé zud, hi e ziméas d'en dug a Silési. Quentéh èl ma oé bet æredet, hi e laquas poén de hanàouet imur hac inclinationeu en Dug hé friêd, ha perpet é oé sourcius a hobér er péh e bligé dehou. Én ur hounit é galon, dré er moyand-cé, hi er gounias de Zoué hac er zantas unan ag er Brincèd vertuussan ag en Allemagne.

Bet ou doé huéh a vugalé, tri pautre ha tair merh. Er Brincès santel ou instrugeas hac ou dessàuas guet quement a soign, m'hé doé bet er gonsolation d'ou guélet ol é conduie ur vuhé devot hac examplus. N'hé doé quet bihannoh a sourci de réglein hé zyegueah; en ol dud ag hé falæs, serviterion ha réral, e vrudé dré ou modesti vertu er Brincès e chervigènt.

Ne oé quet hoah forh avancet én ouaid, a pe hroas hé friêd hac hi rô a huerbtæt é presance en Escob ag ou bro, hac a ziar nezé ne oènt quet bet mui guélet doh hum ziscoein é publique. Er Santès nen doé bet goudé quin desir nameit aveit en nean, ha n'hum seillé mui nameit èl mam d'en intanvésèd, d'en orphelinèd ha d'er beurerion. Gobér e ras seuel ur houvand bras tost d'er guêr a Brélau, é péhani é

receuê eit léannésèd er merhèd peur péré en doé houet d'hum gonsacrein de Zoué, hac e ré er moyand d'hobér ur chancbe honeste d'er ré péré, gondé ou dout chommet ur certæn amzér ér bouvand, ne santènt quet é oènt galhuet aveit bout léannésèd.

Arlerh marhue en Dug, en intanvès santel-men hum dennas ér bouvand hé doé groeit sevel. Douguein e ré ur gusquemant simple avel hani el léannésèd; ha penaus-benac ne hum ingageas quet dré rô, acel-fin bout liproh de soulagein er ré gueih, hi e hoarné neoah er règle ag er bouvand guet quement a brèd avel hanni.

Hum izellat e ré beta chervige peb-unan ha gobér peb sorte labour dré en ty, hac a p'hum offré el léannésèd aveit er gobér én hé léh, en ou refusé én ul larèt: *hui e zou priédeu de Jesus-Chrouist, ha mé, nen d'on nameit unan ag é servitourèsèd.* Er santimanteu bras-cé a humilité e broé dehi quemér perpet en debuéhan léh ér hænr ha doh taul, ha chetu azé ol en avantage e denné ag hé nitre hac ag hé halité a fondatourès.

Hé haranté hac hé hanàuedigueah vad aveit Jesus crucefiet, e hroas dehi desirein guet grèd er souffranceu hac er mortefficationeu. Gobér e ré perpet abstinance a güicg; daibrein e ré d'er sul, d'er merh ha d'er rieu un tamicg pesquèd; el lun hac er sadorne e bassé guet gouriad lezeu; d'er merhér ha d'er güinér é yoné ar vara ha deur.

Discoein e ras hé résignation parfæt de volanté santel en Eutru Doué, a pe oé bet disclæriet dehi marhue Herri, dug a Silési, hé mab, péhani e oé bet lahet dré en Tartarèd én ur bombat. É léh ouilein hac hum chagrinein, hi e drugairéquas en Eutru Doué d'en dout degasset dehi er groéz hac en affliction-zé, hac e laras d'el léannésèd, péré e ziscoé assès dré ou dareu péguement é oènt lodèc ér hol-cé, é oé ret receu guet aboeissance er péh e houlenné Providance en Eutru Doué durant er vuhé hac ér marhue memb.

Anfin é couéhas clan hi-memb, hac é houlennas hé Sacremanteu debuéhan én amzér ne oé apparance erbet m'hé devehé marhuet; mæs hanàuet-oé bet quênt pêl é houyé-hi hé ær debuéhan; rac un nebedicg arlerh bout bet sacremantet, hi e rantas hé inean d'hé Hrouéour er blai deusêc cand tri-ha-deu-uiguênd.

## RÉFLEXION.

Hum abandonnet aquêrh de Brovidance en Eutru Doué ; hum resignet de ol er péh e arrihue guet-n-oh ag é berh, èl m'en dès groeit santès Hedvige ; beah coutant ag er péh e ordréne en Eutru Doué, chetu er segrèd de vihuein eurus. Hou volanté e ven perpet accomplisset ma ne zesiret nitra nameit er péh e falle de Zoué. Mar cavet é ma ruste pé anquinus er péh e arrihue guet-n-oh, credet é ma avantajus aveit hou ç'inean. Doué, péhani e huéle en amzér de zonnet, e houér gùel aveit oh petra e zou necesser d'oh. Liès é tesiret tren péré hou rantehé falloh ; ret-é refuse d'oh er glean hac er pouison péré e ellehé rein d'oh er marhue, èl m'ou refusér d'ur broaidur. Un dé hui e drugairéquei er Brovidance admirable-zé d'hé dout hou conduyet dré un hènt péhani e seblante d'oh bout diæz ha ruste, dré ne gomprenet quet bermen perac en hou trette Doué ér fæçon-zé. Doué e zou hou tad ; mæs un tad læn a garanté ha péhani ne bermette nitra ne vehé avantajus aveit hou salvedigueah, mar gouyet antréein én dessein en dès ar-n-oh hac hum bléguein d'é volanté. O na consolaplet-é er huirioné-men ! Comprenet-hi én hou ç'affliçtioneu, hac é vehet quentéh consolet.

---

## *En drihuéhvèd dé a vis Gouil-Miquèl.*

### SANT LUCAS, AVIÉLOUR.

SANT LUCAS, guenédicg ag er guér a Antioche, e oé médecinour, hac hum hroas crechén arlerh Asçansion hur Salvér d'en nean. Disciple e oé bet d'en Apostol sant Paul, péhani e hélias én é voyageu hac én é labourieu apostolique. Bet en doé bet er gonsolation d'hum antretenein guet mar-a-unan ag en Apostolèd ha de zisquein guet-hai er circonstanceu a vuhé Jesus-Chrouist, ag é bassion, ag é Résurrection, ag é viracleu hac ag é zoctrine divin, ha scrihue e ras en Aviél, dré inspiration er Sperèd-Santel, trihuéh vlai goudé marhue hur Salvér.

Sant Paul e zisco é mar-a-léh én é lihéreu en istim e hroé ag er Sant-men, én ur vercheiu penaus ma hroé inour d'en Aviél, non-pas hemb quin dré er santelæah ag é vuhé,

maes hoah dré é gourage hac é hrèd abraset eit salvedigueah en ineaneu. Goudé ma oé bet arrestet sant Paul a berh en tribun Lysias ha dalhet durant deu vlai ér prison ér guér a Césaré, sant Lucas n'en abandonnas quet quebet èl ma chommas inou hac e bartageas guet-ou é ol poénieu ha trebilleu.

Tregond vlai arlerh marhue hur Salvér, er Sant-men e scribuas ehué Acteu en Apostolèd, de larèt-é, en histoër ag en œvreu principallan ou dès bet groeit hac ag en treu admirable ha burhudeu e zou bet arribuet ér hommancemant ag en Ilis. Ér livre-cé é tisquér d'emb en accomplissemant a var-a-dra en doé profetiset Jesus-Chrouist; ér memb livre santel-zé é huélamb en example hac er scüir ag er barfection a grechéneah é buhé er grechénion quetan; én-ou é admiramb opération, vertu miraclus er Sperèd-Santel é conversion er bayanèd, hac anfin burhud er burhudeu, péhani e zou institution en Ilis. Sant Lucas, emé sant Yehan-Chrysostôme, en dès hanhuet el livre-men *Acteu en Apostolèd*, eit ma remerquehemb én-ou en œvreu santel hac er vertuyeu ou dès bet pratiquet, quêntoh eit er miracleu ou dès bet groeit.

Arlerh ma oé bet martyriset en Apostol sant Paul, sant Lucas e berdéguas er fé én Italie, én Dalmatie, hac ér Macédoén, é péh léh é hroas bilheih a vad. Anfin er Sant-men, aveit gloër péhani é ellamb larèt penaus nen dès quet calz a Sænt hac en dès anduret quement èl d'ou eit Jesus-Chrouist, er Sant-men a béhani er vuhé e zou bet ur martyr continuel hac inourable, e achibuas é labourieu apostolique én Achaïe, é péh léh é varhuas d'en ouaid a buar blai ha puar-uiguênd.

A ol limageu pé porteléden er Huérhiès glorius Vari, péré e assurér bout bet groeit dré zeourne sant Lucas, er principallan-é en hani e huélér é Rome, é ilis Santès-Mari-Majeur, ér chapel en dès bet er Pab Paul puemvèd groeit goarnissein én ur fæçon forh pihuicq.

## *Aviseu spirituel tennet a Aviél sant Lucas.*

1. Groeit d'er réral er péh e garehoh e vehé groeit d'oh-hui-memb; beah misericordius avel m'en dé misericordius hou Tad ag en nean.

2. Groeit vad d'er ré e hroa droug d'oh, ha pedet aveit er ré e hoal-gouze a ban-oh pé hou ç'accuse é gueu.

3. Ne juget quet er réral, ha ne vehet quet juget; ne gondannet quet, ha ne vehet quet condannet.

4. Nen dès nitra cuhet, hemb ne vou disoleit ha gouyet.

5. De betra é chervige d'un dén gounit ol er bed, mar da ha colle é inean.

6. Mab Doué nen dé quet deit aveit colle en ineaneu, mæs aveit ou salvein.

7. Goulennet hac é receuehet, clasquet hac é cavehet; scoeit ar en or, hac é vou digueoret d'oh.

8. Eurus er ré e cheleu conzeu Doué hac ou laqua é pratique!

REFLEXION.

Sant Lucas en dès scrihuet en Aviél é péhani é ma comprenet buhé Jesus-Chrouist: scrihuet en dès Acteu en Apostolèd én ul livre é péhani é ma merchet ou buhé. Un occupation santel-é leinein ha scribue buhé er Sænt; mæs er principallan-é gobér èl d'hai.

---

## *En nandêcvêd dê a vis Gouil-Miquel.*

## SANT PIERRE ALCANTARA,

### MENAH A URH SANT FRANÇÆS.

En Sant-men, guenédíeg a Spagne, a pe oé hoah croaidur, ne hum bligé nameit é hobér oræson én ilis pé én é gambre. Goudé en dout groeit é studi, ean hum rantas menah a Urh sant Françæs d'en ouaid a buézèc vlai. Diar nezé ean e bratiquas mortefîcationeu estrange; bamdé é yuné, ha lièt ar vara ha deur; douguein e ré noz ha dé ur cilice hoarne forh ruste; bihan a amzér e ré d'er housquet, é bèn harpet doh er vangoër hemb quin, ha tremeine e ré er reste ag en noz é peden pé ér gontamplation, durant péhani en hum gavé liès ol collet é Doué. Andure-e ré guet joé er rustoni ag en amzér, er yeinnion, er brouis, en ahuél, ha perpet é lausqué fenestre é gambre digueor durant er rustan amzér. Perpet é quêrbé diarbein hac é bèn attàu dizolo, dré respet, em'ean, aveit presance en Eutru Doué, péhani e zou é peb léh. É benigenneu extraordinær er rantas quen triste, quer castiet, que ne oé mui a nehou casi meit er brouhen hac en isquerne: gùir-é penans en doustér spirituel e scùillé Doué én é inean, e gresqué bras é gourage.

É ol morteficationeu ne virènt quet ne berdégué guet quement a vertu hac a nerh, ma touché ha ma convertissé er vrassan péherion. Hilleih a dud, ha memb Tuchentil vras, goudé ou dout cleuet é berdéguen, e renoncié d'ou madeu eit hum laquat de chervige Doué ér houvandeu.

Èl m'en doé en Eutru Doué inspiret dehou gobér ur refurme én é Urh, ne dardas quet a gommance el labour bras-cé. Gout e ré assès é ma diæssoh changein un Urh aveit er gobér a nehué; mæs é gonfiance é Doué e hroas dehou passein drès ol en ampêchemanteu e gavé. Seuel e ras er hetan couvand eit er refurme ar vanné Arabida, é Portugal. Én deserh-cé ean e gonduyas ur vuhé devot ha forh ruste, guet mar-a-unan ag é vertuussan menéh, péré en doé en héliet, ha bet en doé bet er gonsolation de huélet seuel é huéh vlai nàu couvand ag er refurme.

Santès Therès, péhani e vihué én amzér-zé, e houlenné liès avis guet-ou. Sant Françæs Borgia en doé aveit-ou ur respet hac un istim particuliér. Chomme e ras anfin clan er servitour bras-men de Zoué, péhani a houdé pêl-amzér ne vihué meit dré viracle. Goudé en dout receuet é Sacremanteu dehuéhan, er Huérhiès glorius Vari e apparissas dehou hac en assuras ag é eurustet éternel. Nezé-é é prononças er honzeu-men ag er psalme *Lætatus sum* : *Carguet-on bet a joé én ur zisquein é hein de zemeurance eurus men Doué*, hac é rantas, guet ur gonfiance vras, é inean d'é Grouéour er blai puemzêc cand deu-ha-tri-uiguênd, d'en ouaid a dri blai ha tri uiguênd.

Goudé é varhue, ean e apparissas, é creis ur splandér gaër, de santès Therès hac e laras dehi : *ô penigen eurus, péhani en dès méritet d'eign ur gloër quer bras!*

Santès Therès, péhani en dès scrihuet buhé er Sant-men, e gonze hi-memb ag er vision-zé.

## RÉFLEXION.

En dén santel-men e anduré guet joé er rustoni ag en amzér, er hrouis hac en aneouid. Hui, péhour, péhani en dès méritet martezé liès en ihuerne dré hou crimeu, pequé é credet-hui hum glêmme ag un tamicg aneouid é gouyan hac ag er hrouis én han? A pe ne ellet quet hum hoarantein d'oh en amsér ruste, groeit ag en necessité-zé vertu; receuet en

diæzemant-cé, er boén-zé, é penigen ag er péhedeu e hoès bet commettet; mar souffret a galon vad, ha mar offret hou poén de Zoué, hi e chervigeou d'oh aveit hou penigen ér bedmen, e chervigeou de verrat hou penigen ér purgatoér ha de gresquein hou courôn én nean.

---

*En uiguéndvèd dé a vis Gouil-Miquèl.*

## SANTÈS FÉ HA S. CAPRÈS, -Martyrèd.

Santès Fé, guenédicg ag er guér a Agen, e glené conze lièz ag en tourmanteu e invanté perpet en tyrantèd aveit distrugein er Grechénion én amzér-zé a bersécution, ha cleuèt e ré guet joé er victoërieu glorius e hounié bamdé un nombre bras a Vartyrèd, a bep ouaid hac a bep condition, én ol cartérieu ag er bed. Deustou ma oé youancq-flam, hi e santas én hé halon un desir bras de rein hé goaid hac hé buhé eit Jesus-Chrouist, ha ne dardas quet a huélet hé desir accomplisset.

Èl ma tas ér prefæt Dacién d'Agen aveit persecutein er grechénion, en darne-muihan a nehai hum dennas é grohieu hac ér hoêdeu a ziardro; mæs santès Fé e chommas én hé zy, disposet de bourfitein ag en occasion-zé aveit rein de Jesus-Chrouist ur merche ag hé haranté hac ag hé fideldæt. Quentéh èl ma cleuas larèt é oé bet ordrénet hé arrestein, hi e bedas en Eutru Doué, guet hilleih a zevotion, d'hé hribuat ha d'inspirein dehi er péh hé devehé bet de rescond, ha nezé, læn a gonfiance én-ou, hi e yas hi-memb d'hum bresantein dirac er Prefæt. Èl ma ordrénas dehi adorein en douéèd, hi e rescondas: *nen dès nameit un Doué, ha dehou-é en e mès offret ha sacrefiet me halon, me horve ha mem buhé: nac er glean nac en tan ne fehènt quet bihannat me hourage; er vourrèauïon e sciéhou quéntoh doh me zourmantein, eit ne sciéhein é souffrein eit en hani en dès reit é vuhé aveit.on. Dougue e ran en hanhue a Fé, ha gobér e rein triomflein er fé betac é creis en tan-flam; ne zesiran nameit er momand eurus de rein de Zoué er merche-zé a me fideldæt, ha sel- quént sel-huel.* Èl m'en doé en tyrant hé hondannet de vout losquet é bihue, er Santès e ziscoas ur hourage extraordinær én ur gleuèt hé santance hac én ur souffrein hé zourmant.

Sant Caprès, péhani en doé hum guhet én ur hrob, e gleuas guet péh courage en en doé hum bresantet santès Fé dirac en tyrant hac en hé doé groeit triomfein er fé é creis en tourmant cruellan; nezé, én ur rebreichein dehou ean memb d'en dout bet bihannoh a gourage aveit ur verh youaneq, ean e laras : *ne chervigean-mé er memb Doué? Doué en dès-hi confortet ha crihueit dré é hræce; n'ellan-mé, guet er memb græce, espérein er memb secour hac er memb récompance?* Ha goudé en dout hum recommandet de Zoué, ean e yas de gavouet er Prefæt, de béhani é laras é oé crechén. Er Prefæt, é huélet penaus er Grechénion, é léh bout scontet dré en tourmanteu, e zé de vout courajussoh hoab, e ordrénas tourmantein er Sant-men ar ur marh-coêd; conze e ras a inou guet quement a nerh, ma convertissas el lod-muihan ag er ré e oé presant. Èl ma oé bet laret quement-cé d'en tyrant, ean e hroas en dibennein. É varhue précius e arrihuas ardro er blai deu gand dêc-ha-puar-uiguênd.

## RÉFLEXION.

Santès Fé, é cleuèt én hé youanequis conze a gourage hac a victoërieu er Vartyrèd, e santas un desir bras de souffrein er martyr aveit gloër Doué. Pe ne vehé contet én tyegueaheu nameit a vertuyeu er Sænt pé a dreu santel, ne vehé quet quer bihan a zevotion é mesque er Grechénion hac é vehé devottoh er vugalé; mæs a pe ne gonzér meit a dreu ag er bed, a vagatellage, a zivertissemanteu, hac ellein e rér bout souéhet é huélet quer bihan a zevotion én ou mesque?

---

## *En unan-ar-n-uiguênd a vis Gouil-Miquêl.*

## SANTÈS URSULE, GUÉRHIÈS HA MARTYRÈS.

ER Santès-men e oé merh d'ur Roué ag en Angletèr, é péh léh er religion a Grechéneah e bourfité mad én amzérzé. Èl ma oé douguet bras de bratiquein er vertu, hi e dennas paud a avantage ag en instructioneu e oé bet reit dehi hac e zas quênt pêl de vout unan ag er Brincésèd parfettan ag hé amzér. Hé haranté berhuidant eit Jesus-Chrouist hac hé devotion tinér é andret er Huérhiès glorius Vari, e hroas ehué dehi quemér er résolution de chomme perpet guérhiès.

En Dug a Vretagne, én ur hanàouet hé balitéeu gaër hac hé vertu, e gassas un offiçour inourable d'[illegible] goulen guet hé sad aveit priéd. En Dug e ras chué carg[illegible]en offiçour-sé de zegasse guet-ou ag en Anglетèr muihan m'en devehé bet guellet a verhèd aveit ou diméein d'un nombre bras a dud youancq péré e oé deja deit ag er vro-cé é Bretagne. Er Roué-cé, péhani e hanàué a bèl-amzér mérit en Dug, e bromettas rein dehou é verh. Caër en doé Ursule represantein d'hé zad en desir hé doé de chomme perpet gùérhiès, ne hounias nitra ar nehou na dré hé honteu na dré hé dareu. Er Santès, læn a gonfiance é madeleah Jesus-Chrouist, e yas nesé d'hum durel dirac é limage, én ul larèt guet ur garanté vras : *Ne zesiran nameit oh-hui, ô me Salvér! goarnet d'eign en trezor précius a hurtæt; hui-é e zispose a ol er péh e arrihue ér bed; hui e elle rantein inutil ol intantioneu en dud; pligeèt guet-n-oh quemér sourci ag en disterran ag hou servitourésèd, ha conduyet peb-tra revé hou volanté santel, aveit hou cloër hac aveit me salvediguеah.*

Er Roué e hroas preparein èl-quênt peb-tra eit gobér partiein é verh, hac é oé bet assamblet a bep-tu un nombre bras a verhèd. Casset-oènt bet ol d'er guér a Londre aveit gortoz en ahuél hac en amzér vad d'ambarquein. Ursule hum antretené liès guet er merhèd-cé ar drompereah lighеrous hac ar fragilistæt er pligeadurieu ha madeu ag er bed : conze e ré doh-t-hai guet un doustér hac ur vodesti quer bras, ma tas quentéh de ben a hounit ou haloneu hac a inspirein dehai ur garanté vras doh Doué, ha biscoah ne oé bet gùélet merhèd devottoh na parfættoh eit-hai.

Ind e ambarquas ol ér fin dré un amzér gaër; mæs Ursule ne gollas jamæs en espérance a recen guet Doué er græce hé doé goulennet guet-ou; hac én effèd, dré ur brovidance particuliér, é tas un ahuél hac un tampeste bras péré e bèllas el læstri doh Bretagne hac ou foussas trema er vro a Gueldre, hac é arrihuezant é mesque ur boble barbar péhani e oé én amzér-zé é brésel doh Bretagne. Ursule e adoras Providance en Eutru Doué, hac én ur hanàouet en en doé chelenet hé feden hac é fallé dehou accordein dehi er gourôn a vartyrès guet en hani a huérhiès, hi e gonzas guet ur face allumet doh er merhèd ag hé hompagnoneah, e vèlas dehai quement er huerhtæt, eit péhani é teliènt bout preste de golle

ou madeu hac ou buhé, hac ou ingageas guet quement a nerh de scùill ou goaid aveit er fé, m'ou doé hum gonsolet quentéh ha ...ret memb er martyr.

Er barbaréd, goudé ou dout gouyet é oé destinet Ursule hac ol er merhèd ag hé hompagnoneah aveit monnet de Vretagne, é bro ou anemisèd, e gommanças ou insultein hac e vennas memb gobér de lod a nehai colle ou inour; mæs en ol merhèd santel-men hum zihuennas guet quement a gourage, ma tas er barbarèd-cé én ou rage d'ou zrezein guet ou gleaniér. Ou martyr e arrihuas er blai puemb cand tri-ha-hantér-haud. Instituet-zou bet a houdé ur gongrégation léannésèd édan hanhue ha protection santès Ursule, péré e hanhuér Ursulinèd. Ne fehér quet larèt péh quen avantajus-é eu Urh-men, ne pas hemb quin dré en example bras a zevotion hac a bep sorte vertuyeu e ra el léannésèd santel-zé, mæs hoah dré en anssignemant crechén e rant d'er merhedicgueu youancq péré e instrugeant guet quement a garanté hac a fréh.

### RÉFLEXION.

Santès Ursule e accourageas un nombre bras a verhèd youancq de verhuel quêntoh aveit colle er burtæt; ind e varhuas ol; mæs ind e varhuas pur ha divlam. Disquamb dré guement-cé en istim e zeliamb gobér ag er vertu-zé.

---

## *En eile dé ar-n-uiguênd a vis Gouil-Miquêl.*

## SANT HILARION, ABAD.

SANT HILARION e oé guenédicg ag er guéricg a Zabathe, ér Palestine. É dad hac é vam e oé payanèd. Casset-oé bet abret d'er scôl d'er guér a Alexandrie, é péh léh é avanças bean ér siance, hac é hroas hum gârein dré ol er ré e vihüé guet-ou, dré é imur douce ha mad. Goudé en dout bet er bonheur de hanàouet er religion a Grechéneah, ean e receuas er Vadiènt hac e zas én un taul de vout un dén nehuë.

Un nebedicg arlerh, én ur gleuèt conze ag er vuhé ruste e gonduyé sant Antoén én Egypte, ean e yas d'er havouet aveit disquein guet-ou siance er Sænt. Arlerh marhue é guêrènt, ean e zistroas d'é vro, e ras lod ag é vadeu d'é

vredér ; hac él ne venné en dout nameit Doué eit é bartage, ean e ras el loden aral d'er beurerion.

Nen doé nameit puemzêc vlai a p'hum dennas én un deserh bras, é péh léh é commançàs er vuhé parfæt en dès bet continuet bet er marhue guet ur grèd pébani ne yeinnas jamæs. Aveit é zemeurance, ean e sàuas ul logicg stréh ; é hulé e oé un tabis-brèn lidet ar en doar ; ne zaibré jamæs bara, hac é vihuance e oé un nebedicg figuès pé gouriad lezeu, ha castiein e ré é gorve dré benigenneu estrange.

Mæs nen dé quet azé er rustan tra e souffras Hilarion ; bet en doé combatteu ruste de soutén durant open tri niguênd vlai inemb d'er goal-sperèd, péhani e impléas ol é valice aveit er holle pé, d'er bihannan, en troublein dré dantationeu ha representationeu lous ha méhus. A pe vezé crihue en tantation, nen doé quet recour doh er beden hemb quin, mæs gobér e ré hoah nezé penigenneu rustoh aveit en ordinær ; scoein e ré ar é galon, ha scùéhein e ré é gorve dré ul labour fatiquus, hemb daibrein nac ivèt guéhavé durant tri pé puar dé, ha larein e ré d'é gorve : *Iôn malheurus, me virou doh-ous ag hum revoltein ; me rei d'id souffrein en nan hac er séhet ; me rei d'id labourat édan er hrouis hac ar er scourne, eit ma clasquei daibrein ha quemér quêntoh ha repos, aveit ha bligeadur.*

Deu vlai ar-n-niguênd e oé ma combatté èl-cé Hilarion, noz ha dé, én é zeserh, a pe bligeas guet Doué discoein d'er bed é santeleah. Ur voès, chagrinet bras é huélet tri croaidær dehi clan preste de verhuel, er pedas de zonnet d'ou gùélet ; er Sant, læn a charité, e yas d'hé zy hac e rantas dehai er yehaid.

Er brud ag é viracleu e zegassas dehou un nombre quet bras a zisciplèd, ma oé bet requis seuel mar-a-gouvand aveit ou logein ol, hac en dout e ré édan é hoarnation open tri mil étré menéh hac ermitèd.

Er Sant, én ur remerquein en istim bras e vezé groeit a nehou ér hartér-zé, hum dennas a inou, guet deu venah, aveit monnet de glasque ul léh é péhani é vehé bet dishanàuet guet er bed. Monnet e ras a zeserh de zeserh, ur blai én ul léh, deu én un aral ; mæs caër en doé changein cartér, é santeleah hac é viracleu en disolé é peb léh.

A pe oé er Sant bras-men ar er poënd de verhuel, ean e

santas én é inean eune ha scont ag er marhue hac a jugemanteu en Eutru Doué; nezé, én ul laquat é ol gonfiance é Doué, ean e laras : *Sortie, m'inean, sortie : perac en e hès-té eune? toste de zêc vlai ha tri-uiguênd e zou ma chervigès Doué, ha té zouge hoah er marhue!* Én ur achihue er honzeu-men, ean e rantas é inean eurus d'é Grouéour, er blai tri hand deuzêc-ha-tri-uiguènd, ardro en ouaid a buar uiguênd vlai.

## RÉFLEXION.

Sant Hilarion, goudé en dout passet open tri uiguênd vlai én deserh é chervige en Eutru Doué hac én excelcice continuel ag er rustan penigen, goudé en dout feahet er goalsperèd é quel liès a gombat, goudé en dout groeit quement a viracleu, e zouge hoah er marhue, hac e greine dré en eune a jugemanteu terrible en Eutru Doué; petra e vou enta ag ur péhour peur avel-on; sihoah d'eign! Ér momand terrible-zé, ha me ellou, d'er bibannan, larèt : *sortie, m'inean; sorti : a houdé en amzér-men hac en amzér, a houdé uiguênd vlai, a houdé dêc vlai, a houdé ha conversion, té hès renonciet d'er bed ha d'é bligeaduricu malheurus hac é conduyès ur vuhé a benigen.* Eurus en hani e elle en dout en destoni-cé guet é gouciance hac er gonfiance douce-zé én ær ag er marhue!

---

## *En drivèd dé ar-n-uiguênd a vis Gouil-Miquél.*

## ARMEL NICOLAS, LISHANHUET ER BON-ARMEL, MATÉH.

Er verh santel-men e zas ér bed en nandêcvèd dé a vis guenholon er blai huézêc cand huéh, é parræs Campeneac, tosticg d'er guér a Bloermel, é escobti Güénèd. George Nicolas, hé zad, ha Fanchon Neant, hé mam, e oé paisantèd, dibourvæ a vadeu en doar, mæs læn a zougeance Doué. Bet ou doé huéh a vugalé, puar pautre ha dihue verh. Armel e oé er gouhan ag en huéh. Hé mam, quentéh èl ma ellas conze, en doé bet soign a zisquein debi er *Bater*, en *Ave* ha mar-a-beden aral. Er hroaiduricg-men, ag hé zu, en doé ehué ur bligeadur bras é vout disquet hac é pedein Doué. Ag hé blaïeu quetan é tiscoas ur houste particuliér eit er silance hac el léhien pêl doh er saffar; ha rac-cé, quentéh èl ma tas de vont

un tamicg bras en hé hassas hé mam de hoarne el lounèd, er péh hé rantas forh contant, dré ma ré en occupation-sé amzér dehi de larèt liès hé chapelet ha pedenneu aral. Gobér e ré chapélicgueu doh costé er bleyeu, étal péré é passé ol en dé én excelcice ag er beden, durant ma vesé hé hansortésèd aral é hoarie pé doh hum zivertissein.

Un dé m'hé doé hum dennet a costé, èl ma oé hé ordinær, eit pedein Doué, hi e remerquas étal d'hi ur grucefi : forh souéhet a guement-cé, hi e gueméras er grucefi-zé, e voquas dehou hac er golbas guet hé dareu. É creis er santimanteu a garanté e santé én hé halon doh Jesus-Chrouist ér momand-cé, é havalas guet-hi é oé ur ré-benac é clasque el lemel a dré hé deourne, hac é tas dehi er chonge en hé devehé bet groeit gùel marcé doh en turel d'en doar ha doh en dispriseín. Ne hroas quet neoah er péh e oé bet deit én hé chonge; mæs quement-cé e hroas quement a boén dehi goudé, ma oé bet ret dehi monnet de govessat eit laquat hé houciance tranquil; ha deustou ma oé bet laret dehi penaus n'hé doé quet péhet, hi e scùillas, pél-amzér arlerh, paud a tareu quel liès gùéh èl ma chongé én tantation-sé hé doé bet.

En Eutru Doué hum chervigeas ag er circonstance-sé aveit commance scùille én hé inean hilleih a vadeu spirituel. A nesé é laquas én hé halon ur gompassion vras én ur chongeal é passion ha tourmanteu hur Salvér. Deustou n'ou hanàué quet hoah reih én amzér-sé, nameit er ré ag é buemp Goulí, hé doé bet comprenet én ur seilet liès doh er grucefi-hont, e saludé bamdé én ol larèt puemb *Pater* ha puemb *Ave.* Ag en ouaid a seih vlai ne vanquas jamæs a monnet bamdé d'en overen, deustou ma chommé péllic mad doh er vourh; hac eit ne vehé quet bet hé lounèd én abandon, hi e ré hé déjun d'hé hansortésèd eit m'ou devehé bet ou goarnet durant ma vehé bet é contantein hé devotion. Quentéh èl ma oé bet deit én ouaid d'hobér hé hetan communion, en hé groas guet santimanteu quen tinér a zevotion hac a garanté doh Doué, m'hé devehé bet caret tostat bamdé arlerh d'er banquet santel-sé p'hé devehé bet er bermission. Ur garanté tinér hé doé ehué aveit en ineaneu ag er purgatoér, ha bamdé é offré de Zoué, aveit ou sonlagein, ol en œvreu mad e ellé gobér hac ol er poénieu hé doé d'ander. Ur respet bras hé doé hoah open aveit hé sad hac hé mam, de béré n'hé doé diaboeisset jamæs, ha preste-oé attàu de rantein chervige de bep-unan.

D'en ouaid a niguênd vlai pé ar en dro, hé zud e vennas hé diméein; mæs Armel ou ſedas perpet d'hé lezel libre a zivout quement-cé. Neoah, èl ma conzènt liès dehi ag er gobér, hi e gommanças scùèhein ar er mæzeu, hac e zesiras monnet d'er guér a Bloermel aveit bout liproh inou de chervige Doué. En occasion ne dardas quet ag hum bresantein eit quement-cé, dré en desír en doé bet un Dameséł a inou d'hé dout-hi aveit matéh. Hé zad hac hé mam en doé bet hilleih a boén doh hum zizobér ag ur verh quer sentus ha quen aboeissant, mæs doh hé gùélet dihoustet ag er mæzeu, ind e accordas dehi hé goulen. Armel hum gavas ſorh consolet a vout inou pêl doh en assambléieu hac er brolleu e gavé ar er mæzeu, ha de béré en hé hassé gùébavé er merhèd ag hé ouaid én drespet d'hé halon. Un avantage aral e gavé é vout é quér e oé en æzemant hé doé de gleuet liès en overen ha perdégueu. Hé mæstrès, ag hé zu, hum gavas ſorh coutant a nehi, hé sellé èl hé merh prope, ha ne hroas quin rebreiche dehi nameit ma labouré rai. Armel, én effèd, e oé bras, yah, crihue ha vaillant; gobér e ré quement a labour èl dihue, ha ret e vehé bet bout ſorh diræson eit bout digoutant ag ur verh quen douce ha quen apert. Hum gavouet e ras rai soignet én ty-zé, ha chetu er péh e hroas dehi couéh én un dristedigueah hac én un dihoustemant bras. Er memb amzér-cé é varhuas hé zad, hac en hé doé bet guet hé mæstrès er bermission de monnet eit mar-a-zé de gonsolein hé mam. Pourfitein e ras ag er bermission-zé, ha ne chongé quet mui distroein d'hé hondition. Chongeal e ras en hé devehé bet collet hé chagrin é ty hé mam; mæs er fæçonieu divodeste e hoélé guet tud youancq, en néhance ag hé hêrènt, péré hé ingagé attàn de ziméein, hac open er bihan a æzemant hé doé de gleuèt en overen ha de gommunieìn liès, e hroas dehi retourne de Bloermel. Goudé hé dout changet paud a dyér durant tri pé puar mis inou, hé chagrin, é lèh bihannat, ne hroas nameit cresquein dré en arben ag er soign rai vras e vezé queméret a nehi.

Nen doé bihanneit hé chagrin nameit a pe oé bet conzet dehi a monnet de dy un Dame læn a vertu gùir-é, mæs péhani en doé ſorh labour. Inou-oé ehué en hé galhùé en Eutru Doué; ha deustou ne gavas quet én ty-zé quement a labour èl ma oé én gorto, hi e gavas ahoel paud de souffrein, er péh

'e oé gùel guet-hi aveit en ol doustéc hé doé bet é léh aral, ha dré er moyand-cé, hi e zas de ben a bratiquein en ihuellan vertuyeu. Reit e oé bet dehi er soign ag er vugalé ag en ty; mæs er péh e hroas dehi avance muihan tout é caranté doh Doué e oé bet buhé er Sænt, péhani e vezé leinet inou bamnoz. Er verh santel-men, deja douguet a vihannicg de bratiquein er vertu, ne ellé quet mui, goúdé hé dout cleuet conze ag ou buhé, chongeal é nitra quin, meit a bélie ou example. N'hum goutanté quet ag el lectur ordinær-zé; pedein e ré hoah unan ag er merhèd ag en ty, péhani hum rantas goudé léannès, de leinein dehi ul livre mad benac. En Damezél-zé, un dé, e leinas un dra-benac dehi ar bassion Jesus-Chrouist, er péh e garguas er Bon-Armel a santimanteu quer bras a garanté é andret hé Salvér, é huélet er péh en doé andueret dré garanté eit-hi, ma passé goudé ol en noz é scùillein dareu.

Goudé quement-cé é oé bet treboulet dré dantationeu horrible; mæs é creis er brézel-cé, é péhani en hum gavé èl abandonnet guet Doué, Doué ean-memb e ras dehi er græce de vout attàu fidel d'hé devér ha de santein er brassan caz doh er péhèd. Monnet e ré, én hé foénieu, de gavouet hé hovézour, ha sentein e ré perpet doh é aviseu, deustou d'en diæzemant e gavé doh er gobér. Er fin é achihuas en dreboulance-zé, hac é ras en Eutru Doué dehi de hanàouet en hé hàré hac é hroé é zemeurance én hé inean; mæs hé foénieu a sperèd e hroas gueu doh yehaid hé horve. Donnet e ras d'er verh devot-men un derhian péhani e zalhas doh-t-hi bamdé durant puemb pé huéh mis. Doué, péhani ne venné quet lemel guet-hi er mérit ag en trebilleu, hum chervigeas ag en occasion-zé eit bihannat en istim en doé aveit-hi hé mæstrès. En Dame-zé e chongeas é oé el lezidandæt e oé er vamen ag en droug-cé, doh péhani ne oé quin remæd meit el labour, ha dougein e ré open ne vehé bet deit de vout follès dré guement a zevotion; rac-cé en hé harguas ag el labourieu calettan, en hé anjulias, en hé goal-drettas é peb fæçon, hac é tihuennas doh-t-hi a monnet d'en overen, nameit d'en déieu ordrénet, ha quement-cé durant tri blai. Arlerh en amzér-zé, èl ma oé bet oueit guet hé mæstrès ar er mæzeu d'en han, durant m'hum gavènt ou dihue aséet étal en deur, er Bon-Armel hum lausquas ur momand d'hobér

réflexioneu hac e hoarné er silance. Hé mæstrès hé remerquas hac e laras dehi : ha ma, piqueôl sodel, é petra é chongèsté arré ? Rescond e ras dehi, guet un doustér admirable, en en doé en deur-zé degasset chonge dehi ag en torrand a Cédron hac ag er péh e yé Jesus d'andur goudé en dout ean trézet ; hac én ul larèt er honzeu-zé, é ridas ur reuiér a sareu ag hé deulegad. Dré guement-cé hé mæstrès e gommanças comprenein en trésor a hræce hac a vertu e oé cuhet ér verhcé, e houlennas pardon guet-hi, e laquas ol hé honfiance én-hi hac hé lausquas libre de hélie hé devotion ordinær.

Én amzér-zé é timéas er verh couhan ag en ty d'un Eutru péhani e chommé ar er mæzeu, é parræs Arradon, toste de Huénèd, hac é oé bet reit Armel dehi aveit hé dout soign ag hé menage ; hac amen, goah eit jamæs, en hé doé bet, durant open deu vlai, tantationeu ruste ha calet, drès peb-tra énep d'er hurtæt. Délivret-oé bet neoah ér fin a nehai, hac a houdé er momand-cé é avanças quement én hènt ag er vuhé spirituel hac é câras quement en Eutru Doué, ma ellé larèt avel sant Paul : *Me vihue, mæs nen dé quet mui mé-é e vihue, Jesus-Chrouist-é e vihue én-an.*

Ardro puemb plai ha hantér quênt hé marhue, èl ma passé dré ur ru a Huénèd, un dé a eihvèd er Sacremant, ur jau hé scoas hac e dorras ur garre dehi. En accidant triste-zé ne hroas quet dehi colle er batiantæt ; mæs andur e ras ol hé drougueu guet un dranquillité péhani e laqué en ol souéhet. Durant puemzæc mis é oé bet hemb quêrhet, hac é vezé douguet d'en ilis d'er sulieu ha d'er gouilieu hemb quin. Nezé hi e houlennas, dré intercession er Huérhiès, er græce de ellein quêrhet guet maleu, er péh e oé bet accordet dehi. Tri blai arlerh hé accidant, hi e houlennas hoah m'hé devehé quêrhet hemb-z-hai, hac é oé bet arré quentéh cheleuet hé feden. Teste a guement-cé ol er parræssiénèd a Arradon, péré, én ur sorticln ag en ilis gouil er Sacremant aveit hélie er préhécion, e lausquas inou Armel, péhani e oé obliget d'hum chervige ag hé maleu, hac a pe oènt distroeit, hé gùélas é quêrhet hemb-z-hai.

Ér hommancemant a vis æst er blai hoézæc cand uinêc-hatri-uiguênd, é tas dehi un derhian péhani hé goal-auzas bras durant ur mis ; hac èl ma tiscoas dehi merh en Eutru é ty péhani é oé en dougeance hé doé ne vehé bet marhuet, hi e

rescondas dehi : ne pas, hoah e mès paud de souffrein, ha cheleu er péh e hroa d'eign hilleih a joé. A ziar nesé é vihannas én effèd hé zerhian, mæs é tas dehi bamdé. Én achimant a huenholon é oé bet casset de Huénèd; hac inou, goudé hé dout recenet hé Sacremanteu dehuéhan, é varhuas arlerh un agoni a zeu zé ha tair noz, étré creisté hac un ær, er buarvèd dé ar-n-uiguênd a vis Gouil-Miquêl er blai huézêc cand uinêc-ha-tri-uiguênd, ouaidet a buemp plai ha tri-uiguênd.

Gùélet e rér hoah hinihue en dé, é mannér Gùéric, é parræs Izenah, er gulé hé doé én amzér ma oé matéh é parræs Arradon, hac er goarne e rér guet inour ha respet, deustou m'en dé couh ha m'en dès hilleih a dud queméret a nebou tamicgueu, èl merche a zevotion én hé hevér.

## RÉFLEXION.

Er verb santel men, deustou nen dé quet bet hoah discleriet dré en Ilis aveit bout Santès, e zou bet neoah ur scùir quer parfæt a zevotion é peb amzér ag hé buhé, drès peb-tra eit er ré e zou, dré ou hondition, obliget de chervige er réral, ma teliehé er ré-men réglein ou buhé ar hé hani, mar ou dès ur gùir desir de vihuein én ur fæçon santel ha d'hum santefiein ind-memb èl d'hi én ou stad. Eit quement-cé é ma ret ma pratiqueint hé aboeissance, hé humilité, hé haranté doh Doué; ma câreint er beden, er mortefication ag er squênden naturel, ha ma hroeint bamdé, eit gloër brassan en Eutru Doué, en ol œvreu e hroant. Mæs guet a dud ag er memb condition guet-hi, ag er memb stad, e ellehé forh-æz hum santefiein èl d'hi, pe garehènt, ha n'er groant quet, dré ma vanquant a volanté vad pé a gourage!

---

*Er buarvèd dé ar-n-uiguênd a vis Gouil-Miquêl.*

## SANT MAGLOËR, Escob.

En Sant-men e oé guenédicg ag en Angletèr, ha canderhue germæn de sant Samson. Laqueit-oènt bet ou deu ér scôl é convand sant Iltud, péhani e gueméras ur sourci particuliér eit gobér dehai avance é siance hac é vertu. Goudé ma oènt bet deit én ouaid de choége ur stad a vuhé, Samson hum dennas én ur houvand; Magloër e zistroas de dy é dud, hac e zalhas de bratiquein inou ol er vertuyeu a grechéneah.

Un nebedicg amsér arlerh é couébas clan Amon, tad Samson, guet ur hlinbuéd dangerus bras. Gobér e ras monnet de glasque é vab, hac hum humilicin e ras dirac Doué én ur houlenne guet-on misericorde. Goudé ma oé bet rantet dehou er yehaid, ean e renoncias d'é ol vadeu aveit hum rein aquêrh d'en Eutru Doué guet ol é famille. En exampleзé e hroas quement a effèd ar sant Magloër, ma tas de gavouet sant Samson guet Umbrafel, é dad, Afrel, é vam, hac é seu vrér. Quemér e rezant ol er résolution de güittat er bed, ha partagein e rezant quenteh ou madeu étré er beurerion hac en ilisieu. Sant Magloër hac Amon hum staguas particuliéremant doh sant Samson, hac en doé bet guet-ou er bermission de guemér en habid a venéh ér memb convand. Umbrafel e oé bet casset goudé d'en Irlandre ha carguet a gouduie er houvandeu e oé inou.

A pe oé bet sacret Escob sant Samson ha groeit Missionnær apostolique aveit donnet de berdègue en Aviél é France, ean e choégeas eit compagnon ag é labourieu sant Magloër, a béhani é hanàué er mérit hac er vertu, ha péhani e oé nezé Diacre. Én ur arribue é Bretagne, é péh léh é vihué er noble én un dihouyegueah bras ag er religion, ean er groas Bélêg, hac hum laquas ou deu de berdègue guet quement a nerh ha guet ur grèd quer bras, m'ou doé bet er gonsolation de huélet ol er vro instruget ha convertisset. Nezé ind e sàuas ur houvand é Dol, péhani e fournissas un nombre bras a Vissionnerion santel aveit goarne hac antretenein er grèd hac en devotion é mesque er Vretonnèd.

Arlerh marhue sant Samson é oé bet laqueit Magloër de vont Escob én é léh hac é oé bet carguet ag er missionneu a Vretagne. Penaus-benac ma oé deja ouaidet hac uset dré é labourieu apostolique ha dré er fatique en doé bet ér missionneu é péré en doé labouret durant open deu niguênd vlai, ne vihannas neoah nitra ag é vortefieationeu; perpet é tougué er cilice; ne zaibré nameit bara hei ha lezeu jardrin, ha hoah ne hroé nameit ur prèd bamdé, én ul labourat perpet guet ur hourage admirable eit salvedigueah en ineaneu.

Sant Magloër, goudé en dout reit ér fin de sant Budoc cargue ag er missionneu hac ehué ag er houvand en doé sàuet é Dol, hum dennas é inisen Gersé, péhani e zou étré Bretagne hac en Anglétèr. Inou ean e vihuas hoah toste de

seih vlai én un union continuel guet Doué; mæs er repos e gredé cavouet én é inisen, ne badas quet pêl. Troublet-oé bet quênt pêl dré ur foul a dud e zé d'er havouet d'inou, lod aveit goulen aviseu pé yehaid er horve guet-ou, ha lod aveit er pedein d'ou hemér édan é hoarnation, ér fæçon ma hum gavas obliget de seuel inou ur guemunauté a venéh guet péré é vihuas avel un ÆEl ar en doar; ha goudé en dout dis-coeit dehai er gùir hènt d'er barfection, ean e yas de jouis-sein ag ur vuhé eurussoh d'en neau, er blai puemb cand puemzêc-ha-tri-uiguênd, ouaidet ar en dro a buar-uiguênd vlai. É relégueu e oé bet dehuéhatoh casset de Baris, é péh léh en ou goarnér hoah é ilis Sant-Magloër.

## Réflexion.

Er Sant-men ne gueméré meit ur prèd bouit bamdé, deustou m'en doé perpet hilleih a labour hac a fatique; que-ment-cé nen dès quet mirèt doh-t-ou a vihuein puar-ui-guênd vlai. Er vertu a dampérance pé er vodération én dai-brein hac én ivet, open en avantageu spirituel e ra d'emb, e chervige hilleih de hoarne er yehaid. Er gourmandis é con-trel, open ma rante en isprid lourd ha ponnér, ma tougue d'el lubricité ha ma vire doh mab-dén a seuel trema Doué dré en oræson, e zou hoah contrel d'er yehaid hac e verra er vuhé. Er gourmandis, emé sant Augustin, en dès lahet mui a dud, aveit nen dès lahet er gleanier.

---

*Er buemvèd dé ar-n-uiguênd a vis Gouïl-Miquèl.*

## S. CREPIN ha S. CREPINIEN, Martyrèd.

En neu Ampeleur Dioclétien ha Maximien e bersécutas en Ilis guet quement a grueldæt, ma vezé gùélet goaid er Grechénion é ridèc é peb léh. É puemzêc dé amzér, open deu uiguênd mil e anduras er martyr ér guér a Rome, ha contet-oé bet én Égypte open eih cand mil, péré e oé bet martyrisèd pé divroet. Durant er bersécution-zé hilleih a dud vad ha santel e hélias sant Quantin hac e zas guet-ou aveit perdègue en Aviél é France; én nombre-cé en hum gavas sant Crepin ha sant Crepinien, péré e oé deu vrér ha deu grechén devot bras.

Deit é France guet hilleih a boén hac a fatique, ind hum arrestas ér guér a Soisson, hac e guemérás inou er vechér a guéré, deustou ma oènt ag ur famille inourable. En Eutru Doué e daulas é vénédiction ar ou labour én ur fæçon m'ou devezé doh ou mechér er moyand d'hum entretenein indmemb ha hoah de secour hilleih a beurerion. Goudé m'ou devezé labouret durant en dé, ind e dremeiné en nos é conse a Jesus-Chrouist hac ag é lésen santel. Ou instructioneu, secouret dré er santeleah ag ou buhé, e hroas paud a effèd ar speredeu en dud ag er vro-cé.

Conse e rènt quer mad ha quen a-propos ag er guirionéeu bras ag hur religion, ma convertissezant un nombre bras a bayanèd e oé hoah inou én amzér-sé. En ur hobér memb ou labour ne arsàuènt quet a instrugein, ha bamdé é cresqué en nombre ag ou disciplèd. Deja é oé mar-a-vlai ma vibuènt ér fæçon-sé, a p'en das en ampeleur Maximién é France aveit distrugein inou en hanhue a Grechén. Er Prince-men, én ur gleuèt larèt é oé dré sourci ha grèd intampius en neu guéré santel-men é cresqué ér guér a Soisson en nombre ag er grechénion, e ordrénas ou arrestein hac ou degasse dirac-t-ou. Goudé ma oènt bet degasset én é bresance, eun e laras dehai : petra, ne hanàuet-hui me ordrénanceu? Ne houyet-hui en ordrénance e mès reit de bunissein ol er ré e vanquou a adorein douéèd er ranteleah? En neu sén santelmen, goudé ou dout represantet dehou penaus n'ellènt quet adorein nameit un Doué, e gommançàs expliquein dehou er poëndeu ag er fé; mæs ne vennas quet ou cheleuet pèlloh. Ordrénein e ras ou honduie d'er prefæt Rictiovar, aveit ma vehé bet groeit ou frocès dehai.

Er Prefæt-cé, péhani e oé un dén cruel hac en anemis aburtettan en doé nezé er Grechénion, e houlennas hemb quin guet-hai hac ind e zisprisé attàu douéèd en Ampeleur? El m'en doé en neu Sant-men groeit dehou ur rescond de béhani ne oé nitra de larèt, en tyrant-cé e hroas plantein minahouideu édan ivineu ou deourne; ha goudé ou dout anduret mar-a-dourmant aral, é péré en ou doé receuet un assistance particuliér ag en nean, é oènt bet anfin dibennet ou deu er blai deu gand seih-ha-puar- uiguénd.

RÉFLEXION.

En neu guéré santel-men e labouré mui aveit er beure-

rien aveit ne broènt eit-hai ind-memb; aveit Doué-oé é labourènt, ha Doué e scùillé é vénédiction ar ou labour. En hani ne laboure nameit aveit en dout er moyand de vihuein, pé aveit dastume madeu, pé aveit gobér é chanche, hac ean e laboure avel ma telie er gobér ur gùir grechén? Doué ne recompance quet œvreu é péré nen dès quet lod erbet, de larèt-é, péré ne vènt quet groeit aveit pligein dehou. Béemb enta sourcius de offrein bul labour bamdé de Zoué ag er mitin hac a dermén de dermén durant en dé. Guet a dud e golle er mérit ag ou labour hac a ou foén manque a ou dout un intantion vad! Neoah en dra-zé ne gouste nitra, ha ne hum gavér quet dehuéhattoh él labour pé én deuéh; é contrel, a pe labourér aveit gloër en Eutru Doué é santér er bourage é cresquein hac é cavér hilleih a soulagemant ha paud a gonsolation.

---

*En huéhvèd dé ar-n-uiguénd a vis Gouil-Miquél.*

## SANT ÉVARISTE, PAB HA MARTYR.

REVOU Doué glorifiet de virhuiquin d'en dout reit d'en Ilis quement a Babèd santel péré en dès hi goarnet dré ou avistet, reit sclærdér dehi dré ou doctrine hac hé inouret dré ou martyr; sant Evariste e zou bet ag en nombre eurus-cé.

Er Sant-men, guenédicg ag er vro a Grèce, én amzér ma oé hoah simple Bélég, e gonduyé ur vuhé quer parfæt ma allumé er grèd hac en devotion é calonea en ol, querclous dré é example èl dré é instructioneu. En istim hac er respet en doé en ol aveit-ou, e hroas ma oé bet choéget aveit bout Pab arlerh ma oé bet martyriset sant Anaclet. Er santimanteu izel hac humble en doé a nehou é hunan e hroas dehou clasque refuse ha discoein memb péh quer bihan é vérité ur gargue quer bras; mæs quement-cé ne chervigeas nameit aveit rein de gomprenein sclærroh hoah péguement é jaugé doh-t-ou en dignité souveræn-cé, hac, én drespet d'é humilité, é oé bet contraignet d'aboeissein de volanté Doué, péhani e oé bet hanàuet dré voéh general en dud a Ilis hac er boble.

Goudé ma oé bet deit de vout Pab, ean e laquas é ol studi de bourvæein de ol dobérieu er grechénion, péré e oé bras

én amzér-zé é pébani é oènt persecutet é peh léh dré er bayanèd ha dré en hérétiquèd. É sourci a vugul e hroas dehou gobér réglemanteu er ré avisettan aveit goarnation en llis é general. Rein e ras de Vêlean devot ha vertuus er gargue ag en ilisieu a Rome, é péré en hum assamblé er grechénion aveit cleuèt conzeu Doué hac aveit bout lodêc é Sacremanteu en llis : ne vanqué dé erbet a instrugein ean-memb é boble, betac er vugalé memb. Dré er sourci hac er garanté general-cé, en en doé bet er gonsolation de huélet quênt pêl é mesque en ol hilleih a zevotion.

Lod ag er bayanèd, é huélet en nombre bras a dud e hum gonvertissé d'er fé dré voyand er Bugul santel-men, hac én ur gonsiderein quement-cé èl un disprisance ag en douéèd, e hroas ér fin el laquat ér prison. Ur joé bras en doé bet a guement-cé, dré ma oé bet cavet digne de souffrein eit Jesus-Chrouist, hac achihue e ras ur vuhé quer santel dré ur martyr glorius, ardro huéh uiguênd vlai goudé donnedigueah hur Salvér.

## RÉFLEXION.

Sant Evariste e glasqoas refuse er gargue hac en dignité ihuellan hac inouraplan ag en llis; quen humble-oé ma represantas memb péh quer bihan é vérité er gargue-cé. Péguement a dud présomptuus hac orgueillus e chonge guethai é mant capable de bep-tra ! Neoah un dra sûr-é penaus a han-amb hun hunan nen d'omb capable de nitra. Antréamb én-amb hun hunan, consideramb hur fragilistæt, hur goanedigueah hac en nitra a han-amb, ha ni e zei de vout humble.

---

*Er seihvèd dé ar-n-uiguênd a vis Gouil-Miquêl.*

## SANT PIERRE PASCAL, Escob ha Martyr.

Er Sant-men, sànet ag er guér a Valance, é Spagne, e gâré quement er beurerion én amzér ma oé hoah croaidur, ma oé é vrassan pligeadur casse dehai ha rannein étré-z-hai en alézoneu e ré dehai é dad hac é vam ; diovér e ré memb lod ag é vouit aveit er rein dehai. Quentéh èl m'en doé bet desquet é gatechim, en hum bligé bras ehué doh en desquein d'er vugalé ag é ouaid.

Goudé en dout groeit é studi, ean e antréas é urh Rédamption er Sclavèd, a nehué instituet dré sant Pierre Nolasque. Durant é noviciat peb-unan er sellé èl un example parfæt a barfection ér stad a venah, ha ret-oé bet d'é Supériorèd douçat é hrèd hac é vortefications.

Er Roué a Arragon, én ur gleuèt conze ag é santeleah, ag é avistet hac ag é vérit extraordinær, er goulennas aveit bout mæstre-scôl d'é vab. Ur palæs ne oé quet un demeurance agréable aveit un dén quen humble ha quer mortefiet; mæs ret-oé bet dehou aboeissein. Er Prince youancq e bourfitas quement ag é instructioneu santel, m'hum rantas ean-memb menah ag er memb urh, a béhani ne sortias nameit eit bout Arhescob a Dolèd.

Pierre Pascal e oé bet groeit ehué Escob a Jaën; hilleih a dreu e gavas de réglein én é escobti; é hrèd abraset e zas neoah de ben a laquat peb-tra é règle, ha quênt pêl en en doé bet er gonsolation de huélet ur reihtæt vad é mesque é boble. É sourci a vugul ne viras quet doh-t-ou a labourat hoah aveit rédamption er sclavèd. Partiein e ras guet en ol argand en doé guellet dastume aveit monnet de brenein er grechénion péré e hirvoudé én ur sclavage ruste édan er Maurianèd. Rantein e ras dehai peb sorte secourieu spirituel ha corporel; consolein e ré er ré ne ellé quet prenein; ou hribuat e ré ér fé, hac ou santefiein e ré dré er moyand ag er Sacremanteu. Hum laquat e ras memb de labourat eit conversion er Maurianèd, ha gounit e ras un nombre bras a nehai de Zoué. A balamor d'en dra-zé é oé bet arrestet dré er barbarèd ha sammet a rangenneu. Quentéh èl ma cleuas larèt en habitandèd a Jaën é oé arrestet ou Bugul santel, ind e gassas dehou ur somme vras a argand aveit prenein é liberté. Receu e ras er somme-zé guet calz a hanàuedigueah-vad; mæs dré ur garanté a béhani nen dès quet marcé a example, é léh impléein en argand-cé aveit hum zélivrein ean-memb, ean el laquas de zélivrein hilleih a sclavèd peur aral. En Escob santel, péhani e zesiré bras er martyr hac e hroé mui a istim a salvedigueah en ineaneu aveit ne hroé ag é vuhé prope, e gontinuas, én drespet d'er goal-drettemanteu e vezé groeit dehou, de berdègue d'en huguenaudèd, ha lod a nehai e zé perpet de hanàouet er faussoni é péhani é oènt; mæs er ré ahurtet hac obstinet hum revoltas inemb dehou

hac e hroas en dibennein. É vartyr e arribuas er blai trizéc cand, én drizécvèd blai ha tri uiguênd ag é ouaid.

## RÉFLEXION.

Pihue ne vehé touchet é huélet misérieu en nessan pe hanaouehé er mérit ag er charité hac er bris ag er vertu gaër-zé, péhani ne sebé jamæs bout istimet erhoalh?

Pierre Pascal e impleas aveit prenein er sclavèd en ol argand e oé bet reit dehou aveit hum zélivrein ean-memb. Péh quer reih é accuse hac é condanne en example-men caloneu cri en dud-cé péré, durant m'en dint én ou æs, en des quer bihan a drubé doh poénieu ha misérieu en nessan!

Péguement a dud peur e vehé délivret a sclavage, péguement a beurerion e vehé soulaget guet en argand hemb quin e impléér én dispigneu fol, ér gusquemanteu divodér, ér chervadeu, én boarieu, én tavarneu! Chetu er péh e laro hac e rebreiche buhé er Sant-men de var-a-unan: sellet ma ne d'oh hui-memb unan a nehai.

---

*En eihvèd dé ar-n-uiguênd a vis Gouil-Miquél.*

## S. SIMON HA S. JUDE, APOSTOLÈD.

SANT SIMON, hanhuet Cananéen, a balamor ma oé guenédicg ag er guér a Gana é Galilé, ag er momand má hanàuas Jesus-Chrouist, e zas de vout unan ag é fidellan Disciplèd. Sourcius bras e oé a cheleuet guet attantion é ol instructioneu. Teste-oé bet a ol é viraclen; hac é garanté aveit é Væstre divin, guet é hrèd abraset de labourat aveit é hloër, er rantas quênt pèl un Apostol bras.

Sant Jude, lishanhuet Thadé, brér de sant Jâque, ne ellé quet quer bihan hum separein doh Jesus-Chrouist, doh péhani en en doé ur garanté forh tinér; disquein e ras guet-ou en ol gùirionéeu ag hur religion, ha bet en doé bet er gonsolation d'er gùélet mar-a-huéh arlerh é Résurrection.

En neu Apostol santel-men e anduras mar-a-hoal drettemant durant er bersécution e allumas er Juiffèd énep d'en llis en hé hetan commancemant, hac e ziscoas ur joé bras a vout bet juget digne de souffrein aveit gloër en Eutru Doué.

Arlerh ma oé dischennet er Sperèd-Santel dé er Pante-

couste, sant Simon e gassas er sclærdér ag er fé én Egypte hac ér Mauritanie, é péh léh é hroas ur vad hemb fin; hac é oé bet gùélet goudé un nombre quer bras a venéh hac a ermitèd santel é pratiquein penigenneu extraordinær hac é vihuein èl Ælèd ar en doar.

Er Sant-men e valéas dré van-e-vro guet hilleih a fatique; mæs ehué én ur hounit paud mad a ineaneu de Zoué. É hrèd hac en desir en doé de salvein en ineanen e oé quer bras, ma seblanté en en devéhé bet fautet dehou convertissein é hunan ol er bed.

Sant Jude e yas de berdègue en Aviél ér Mézopotamie, é péh léh é hroas ehué conversioneu bras ha burhudus.

Goudé m'ou doé èl-cé labouret guet courage, peb-unan d'é du, durant toste de dregond vlai, é oènt bet inspiret de monnet ou deu assamble de ranteleah Perse aveit perdègue er fé. Ne fehér quet expliquein er vad ou doé groeit inou. Arlerh ou dout convertisset en darne-muihan ag er hosion bro-cé dré ou instructioneu ha dré ou miracleu, ministrèd en idolèd, de larèt-é ministrèd er faus douéèd, e boussas er boble d'hum revoltein énep dehai; stleiget-oènt bet dirac en idolèd elt bout ingaget d'ou adorein; mæs èl ma refusas en neu Apostol santel-men a hobér un dra quer criminel ha quen horrible, er boble barbar-cé e saillas ar nehai èl bleidy arraget, hac èl-cé é achihuezant ou buhé dré ur martyr glorius.

## RÉFLEXION.

En neu Apostol-men en dès bet labouret guet hilleih a fatique aveit salvedigueah en ineaneu; persecutet-ind bet guet er Juiffèd ha guet er bayanèd. Ineaneu santel, er bersécution e vou perpet hou partage; èl ne gâret quet er bed, ne zeliet quet bout souéhet m'hou tisprise er bed, m'hou persecute; hum rejouisset é contrel, rac ur merche-é é pliget de Zoué a pe ne bliget quet d'er bed. Ne gommancehet jamæs nitra aveit gloër en Eutru Doué hemb ne sei er bed d'hum laquat énep d'oh, ha de virèt doh-oh, mar guellé, a zonnet de ben; mæs beah ferme én drespet d'en ol ampéchemanteu-zé. Mar dé Doué ag en-tu guet-n-oh, hag é vehé ol er bed inemb d'oh, é tebet de ben ag hou tessein; Doué e vou perpet victorius.

*En nàuvéd dé ar-n-uiguénd a vis Gouil-Miquel.*

## SANTÈS ERMELINDE, Guérhiès.

En Santès-men e oé gannet toste de Louvain, ér Brabant, ardro er blai puemb cand ha hantér-hand. Hé zad hac hé mam, brudet hae inourable dré ou noblance ha hoah muyoh dré ou buhé vad, en doé bet ur soign vras d'hé dessàu én ur fæçon santel. N'ou doé quet bet calz a boén nac a labour doh hé instrugein; rac laret-é penaus m'hé doé ag en ouaid tinerran un inclination naturel eit er vertu. D'en ouaid a buéh pé seih vlai, ne gavé quet brassoh pligeadur eit é cleuèt conze a Zoué; divertissemanteu ha hoarieu er vugalé ne oènt quet d'hé gouste; hum bligein bras e ré é pedein Doué én hé farticoliér, hac é spécial én ilis. Hum husquein e ré perpet ér fæçon simplan ha modestan ma ellé, hac a pe vezé laret dehi penaus n'hum husqué quet bràu assès, é res-pondé penaus ma jaugé er vodesti doh ur grechénès hac é telié bout hé haërran braguerie. Bihuein e ré d'en ouaid a seizéc vlai é ty hé zad hac hé mam èl pe vehé bet én ur houvand. Pèllat e ré doh er hompagnoneahteu, téhein e ré é raug saffar er bed, aveit hum dénne én ur gabinet toste de gambre hé mam, occupet hemb-cesse guet ul labour-bennac, hemb colle jamæs er chonge a Zoué.

En desir hé doé de vihuein én ul léh distrohoh hoah e broas dehi, goudé hé dout bet dré hilleih a boén hac a zareu per-mission hé zad hac hé mam, hum dennein én un ty bihan toste d'en ilis, é péh léh é pratiquas er brassan penigenneu. N'hé doé aveit ol bihuance nameit gouriad lezeu. Douguein e ré édan hé dillad ur saï ran, ha castiein e ré hé horve dî-vlam ha pur dré bep sorte instrumanteu a benigen. Disez-é comprenein penaus en hé doé ellet bihuein hemb ur miracle ér martyr-cé a vortefication; mæs ellein e rér credein é oé en doustér a ziarblué, a béhani é vezé carguet hé inean dré er gommunication hé doé guet Doué én oræson, e broé dehi ancoéhat er rustoni vras-cé ag hé fenigen, hac é oé Corve sacret hur Salvér adorable, péhani e receué liès ér gommu-nion santel, hé soutené hac hé brihué.

Él m'hé doé cleuet larèt é oé deu zén youancq én intention

a stennein laceu d'hé vertu, hi hum dennas ag inou hac e yas de Veldaert, é péh léh é chommas er reste ag hé buhé, hac é vihuas én ur fæçon quer ruste èl en ermitèd courajussan ag en deserh. Arlerh ur vuhé quer mortefiet ha quer santel, é varhuas avel ma varhue er Sænt.

Hé horve e chommas eih vlai ha deu uiguênd hemb receu respet nac inour publique erbet, bet que ne bligeas guet Doué revélein santeleah é servitourès humble. Un noz é oé bet remerquet ar hé bé ur splandér gaër : er brud a guement-cé e hroas de galz a dud hum assamblein, hac é oé bet hanàuet é oé inou é oé bet interret Ermelinde, péhani, én hé amzér, en doé conduyet ur vuhé quer santel. Er miracleu e hroas en Eutru Doué adal en dé-cé, dré intercession er Santès, e rantas hé bé glorius.

## RÉFLEXION.

Ermelinde, péhani e oé ur verh noble, youancq ha pihuicq, ne venné jamæs hum husquein nac hum gampen revé fal vodeu er bed, ha ne ellé quet souffrein er gusquemanteu caër; credein e ré ferme é telie er vodesti bout bragueris caërran ur verh crechén. Er merhèd, ha memb er groagué, hac ind ou dès hinihue en dé er memb santimant? Penaus enta, ur verh e ellehé chongeal penaus ne vou quet istimet ma ne vé gusquet ha campennet caër? Er vràuité trompus-cé, er vràuité prestet-cé, hac hi e talhue calz a dra? Er sey, er bord hac en dantel-zé, hac ind e elle rein d'er ré ou dougue mui a sperèd, pé ur mérit benac? É contrel, nen dint-i ur merche ag ou vanité hac a ou bihannicq a vertu, ha marcé ag ou diréglemant? Er honzeu-men e elle marcé displigein d'ul lod-vad; mæs ha cavouet e rér calz a verhèd amoêdet guet er bed, péré, én ær ag ou marhue, ne hanàuant er huirioné ag er péh e larér amen? Na tristet-é hanàouet én ær debuéhan-zé é vér bet hum abuset hac hum drompet durant er vuhé! Péguement a béhedeu e hum bresante nezé d'en inean? Pet fal example, pet occasion a béhèt reit d'er réral dré er gusquemanteu divodeste-cé pé dré er hustumeu falcé? Na malheurusset en hum gave un dén é boyage, péhani, arlerh en dout fariet durant ol en dé, ne za de hanàouet é ma fariet nameit ér fin ag en dé!

## *En dregondvéd dé a vis Gouil-Miquél.*

## SANTÈS PÉLAGI, PÉNITANDÈS.

DOUÉ en dès reit d'en Ilis unan ag er haërran exampleu ag é visericorde é andret er béherion é santès Pélagi, péhani e oé unan ag er vrassan péhourésèd e zou bet ar en doar. Pélagi e oé er guetan farçourès e hoarié ar en théâtre ér guér a Antioche, brudet dré hé bràuité extraordinær ha muyoh hoah dré en disordre ag hé buhé; en hoant hé doé de bligein d'en dud, e hroé dehi hum husquein caër bac én ur fæçon forh divodeste.

Sant Nonnus, Escob a Héliopolis, hum gavas é Antioche, hac er Patriarche ag er guér-cé er pedas d'hobér ur perdègue d'er boble én un dé a solannité. Er brud a sant Nonnus, péhani e zelié perdègue en dé-cé, e hroas ma oé bet bras er foul. En Escob santel e berdéguas guet quement a nerh ar en droug hemb fin e hroa er péhèd, hac ar en trézor infini a visericorde en Eutru Doué, ma laquas de ouilein ol er ré e oé doh er chelcuèt. Er béhourès Pélagi, penaus-benac ne oé quet hoah badéet, hum gavas ebné dré chanche, pé, aveit larèt gùel, dré un effèd a brovidance en Eutru Doué, é creis er foul. Quen touchet-oé bet hi-memb, ma commanças hirvoudein ha d'hé dout caz doh hé fal vuhé. Arlerh er perdègue hi e yas, guet ur galon glaharet hac humiliet, d'hum durel doh treid en Escob santel, é presance hilleih a dud, aveit er suplïein, guet hilleih a zaren, d'hé badéein. Sant Nonnus e represantas dehi penaus régleu santel en Ilis e zihuenné badéein ur béhourès publique, hac é spécial unan èl d'hi, ma ne renoncié aguênt d'hé fal vuhé, ha ma ne ré merchen assès eit rein de gredein penaus n'hé devehé quet bet mui distroeit d'hé disordreu. Pélagi, péhani e chommé perpet prosternet doh treid en Escob santel, e laras nezé: *me zad, men dareu e zelie bout en testoni ag er sincérité a me honversion.* En Escob, én ur hanàouet penaus ne zelié quet refuse dehi er péh e houlenné guet quement a vercheu a gontrition ha guet ur bersévérance quen examplus, hé badéas arlerh en dout hé instruget.

En diacre Jâque, pehani e chommé guet sant Nonnus

ha péhani en dès scrihuet buhé er Santès-men, e verche penaus en Escob santel, arlerh en dout groeit un œvre quel læn a gonsolation, e ziscoas durant en dé-cé ur joé extraordinær, hac e laras dehou : *mem brér, chetu amen un dé solannel bras aveit omb hac en ugréaplan e mès bet ém buhé.*

Pélagi, é péhani er græce en doé groeit ur changemant admirable, e zistroas d'hé zy hac e rannas étré er beurerion hé ol madeu hemb goarne nitra eit-hi. Bet hé doé bet hilleih de souffrein en déieu quetan a berh er goal-sperèd; mæs, instruget dré hé hovézour, hi e feahas er sperèd-cé a dihoeldæt dré zine er groéz ha dré en hanhueu santel a Jesus hac a Vari. Eih dé arlerh hi e gùittas é segrèd er guér a Antioche aveit monnet de Jerusalem, ha goudé bé dout hum hroeit léannès, hi hum gubas én ur hroh ar er manné Olivèd. Inou hi e gonduyas ur vuhé læn a benigen ér pratique a bep sorte morteficationeu hac én un oræson continuel. Bihnein e ré guet lezeu forh dihouste, péré e gresqué a nehé ou hunan én deserh-cé. N'hé doé quin devis nameit doh Doué hac en Ælèd. Hé santeleah e hroé hé admirein é ol er bartér, ha sellet-é èl ur burhud a benigen; puar pé puemb plai goudé é rantas inou hé inean de Zoué. Hé marhue précius e arrihuas ardro er blai puemb cand eih-ha-hantér-hand. Pél-amzér arlerh hé marhue é oé bet douguet hé horve de France ha laqueit é abaty Jouar, é escobti Meau.

## RÉFLEXION.

Conversion santès Pélagi e zou aveit omb ur ræson vras a gonfiance. Doué hum blige é rein d'emb a amzér de amzér mercheu splan ag é visericorde hemb fin é quevér er vrassan péherion, aveit hun ingagein de zistroein doh-t-ou dré ur gùir gonversion; mæs ehué aveit hur rantein hemb escus, mar manquamb ag er gobér.

*Eile Réflexion.* Pélagi, péhourès, e assiste én ur perdègue é péhani é sante hé halon é tinerrat, hac e hum gonvertisse ar en ær. Nac eurusset-é hi bet, dré ne zaléas quet ur momand d'hum gonvertissein! Pourfitamb ag en occasioneu eurus ha favorable é péré é sco en Eutru Doué ar hur halon. Péh malheur marcé aveit er béhourès-cé p'hé devehé bet tardet hé honversion bet en trenoz hemb quin! Hilleih e zou hoah bermen hac e hélie Pélagi én hé vanité, én

hé divodestis ha memb én hé disordreu; mæs na bihannet-é en nombre ag er ré hé hélie én hé ſenigen! Nen dès péhour na péhourès erbet nen dé én gorto ag hum gonvertissein; mæs un nombre bras a nebai e daule a sé de sé termein d'ou honversion; somprenet e vènt anfin guet er marhue hac é varhuant, allas! én ou féhèd.

---

## *En unan ha tregond a vis Gouïl-Miquël.*

### SANT QUANTIN, MARTIR.

SANT QUANTIN e oé guenédicg a Rome. É garanté vras ha parfæt eit Jesus-Chrouist e allumas én é galon un desir abraset de hounit ineaneu de Zoué ha de bartagein guet en ol en tan divin péhani e boahé é galon. Disclærieín e ras de sant Caïus, Pab én amzér-zé, en intantion hac en desir bras en doé de gasse er sclærdér ag er fé ér broïeu é péré é oé bihan banàuet Jesus-Chrouist. Er Pab santel en ingageas de hélie en inspiration-zé ag er græce hac e ras dehou é vénédiction. Quentéh é qùittas é vro hac é vadeu aveit donnet é France.

Goudé bout arrihue ér guér a Amien, én ur gonsiderein en ol vad e oé d'hobér ér hartér-zé, ean e chommas inou. Pedein e ré hemb cesse en Eutru Doué, dré bedenneu tuêm ha gredus, de zischen é hræceu hac é vénédiction ar é labourieu apostolique; tremeine e ré en darne-muihan ag en noz én oræson, ha ne arsàué, durant en dé, a instrugein é boble; èl-cé ehué é hroas en Eutru Doué hilleih a viracleu aveit soutén ha dihuen en doctrine e berdégué, ha quênt pêl é oé bet gùélet ur changemant bras ér guér a Amien hac ér hartér a ziardro. Ne vezé conzet dré er vro nameit ag er burhudeu e hroé en Eutru Doué dré é servitour fidel, hac er mélationeu e ranté en ol de Zoué e vrudé é peb léh santeleah en dén apostolique-men. Ministrèd en idolèd, é huélet penaus m'hum gonvertissé d'er fé ur nombre bras a dud hac é oé abandonnet tampleu er faus douéèd, hum glêmmas a guement-cé d'er goarnour Rictio-Vare, anemis bras er Grechénion. Er Goarnour-cé e hroas arrestein Quantin, ha goudé en dout groeit en tourmantein guet crueldæt, e ordrénas el laquat ér prison. En trenoz vitin ean e vennas

ma vehé bet degasset dirac-t-ou, hac e hroas é bossible en er gounit dré bromesseu ha menaceu; mæs ne oé bet nitra capable de zonnet de ben a nehou, ha raccé é oé bet laqueit a retourne ér prison hac é oé bet dihuennet doh er grechénion a rein secour na consolation erbet dehou. Goudé bout bet hoah attercet dré zihue huéh, é oé bet tourmantet ar er marh-coêd, é oé bet dispennet é gorve guet ur huialen groeit a næd-orchal, é oé bet taulet yvle berhuet ar é gain ha laqueit en tan ar é gostéieu. Er Martyr santel, crihueit dré en hani eit gloër péhani é souffré, e chommas quen tranquil é creis ol en tourmanteu cruel-zé, ma laquas souéhet bras ol er ré e oé inou.

Rictio-Vare, én ur gùittat Amien, e ordrénas casse er Sant d'er guér a Auguste, hanhuet bermen Sant-Quantin, de béhani é yé ean-memb, hac inou e glasquas hoah, dré gaër ha dré vil, er gounit; mæs nen doé quet groeit muyoh nezé aveit aguênt; raccé, méhus a vout attàu feahet dré-s-ou, ean e hroas en toullein adal é hougue bet é zivorhèd guet dihue vrochen hoarne, plantein tacheu édan é ivineu, é mar-a-léh aral ag é gorve ha memb én é bèn, hac anfin en dibennein: er péh e arrihuas en unan-ha-tregond a vis gouil-miquêl, er blai deu gand seih-ha puar-uiguênd. Er soudardèd e hoarnas é gorve bet en noz hac en taulas nezé é reuiér er Sôm. Er grechénion er havas un dé benac ar-lerh, hac en interras ar ur manné toste de guér.

## RÉFLEXION.

Er Sant-men, goudé m'en devezé labouret durant en dé aveit instrugein er boble, e ré hilleih a amzér én noz d'en oræson, aveit pedein en Eutru Doué de scùille é hræceu hac é vénédiction ar é labourieu. Ne hum goutantet quet a instrugein hac a avertissein dré gonzeu hemb quin hou pugalé pé er ré e zou édan hou ç'autorité. Caër hou pou conze doh ou discoharne, ol er péh e hroéhet e vou hemb pourfit ma ne gonze Doué doh er galon; hou péet, open hoah, chonge a bedein aveit-hai, de bedein Doué de scùille é hræceu hac é vénédictioneu ar hou conzeu, ar en instructioneu e hroéhet dehai. Dré guement-cé en ou devou perpet mui a effèd, hac é labourehet perpet guet fréh hac avantage.

## *Er hetan dé a vis Calan-gouyan.*

## GOUIL EN OL SÆNT.

EN Ilis, perpet conduyet dré er Sperèd-Santel, perpet læn a hrèd aveit gloër er Sænt, perpet sourciable a ol er péh e elle secour doh salvedigueah en dud fidel, ne hum gontante quet ag hé dout reit d'emb é peb dé ag er blai ur Sant é particuliér d'inourein; offrein e ra d'emb hinibue, én ur memb solannité, en ol habitandèd eurus ag er Jerusalem a siarblué, eit ma tei en Eutru Doué de scùille ar-u-amb é hræceu guet abondance, dré en arben ag un nombre quer bras a avocadèd.

Er Sænt ag er baraouis e zou hur herdér; ol é omb mampreu ag er memb corve, hac en hun nès droèd ér memb héritage. Ind e zou bet er péh ma omb, ha ni e elle bout un dé er peh m'en dint. Er gloër a béhani é jouissant hac ou mériteu, recompancet quer caër, e vérite m'ou respettehemb ha m'ou inourehemb; er bouvoér ou dès dirac Doué e zou ehué aveit omb ur ræson vras a gonfiance én-hai. Chetu asé en intantion en dès bet en Ilis én ur institueïn er gouil solannel-men.

Deustou péh quer bras-é en nombre ag er Sænt a béré é inoure en Ilis er gouil peb dé ag er blai, en nombre ag er ré nen dint quet hanàuet e zou hoah billeih brassoh. Guet a Sænt bras a bep ouaid, é peb stad, é peb condition, én ol cartérieu ag er bed, péré nen dint bet hanàuet nameit guet Doué! Guet a serviterion bras de Zoué e zou bet cubet én dihoeldæt ag ur vuhé peur hac humble! Doué en dès ou hanàuet, Doué en dès ou recompancet caër, hac ou glorifieïn e rei dirac en ol dud én dé bras ag er jugemant general: ha ne oé juste ma vehé bet deit en Ilis de inoureïn ar en doar er ré e zou bet glorifiet déja guet Doué én nean? Nen dès hanni ag en ineaneu euros-cé hemb ne sesire hur salvedigueah; ne véritant-ind enta ehué m'ou inourehemb ol, ha ma tiscoehemb dehai hùn hanàuedigueah-vad?

Intantion en Ilis, én ur institueïn er gouil men én inour d'en ol Sænt, e zou bet hoah eit m'ou hemérehemb aveit scòir hac example ag hur buhé; larèt e ra d'emb én dé-men pe-

maus er ré a béré é admiramb en avistet, é respettamb er vertu, é inouramb er gloër hac en triomfle, hac a béré é iviamb en eurustet, e sou ag er memb stad guet-n-emb, ag er memb ouaid hac a hur sorte.

Inourein e ramb hinibue ér foul-sé hemb nombre a Sænt en artisant peur-hont, el labourér-hont, er mehuel, er vatéh, er serviterion-hont péré, é creis el labourieu poénius ag ou stad, en dès conduyet ur vuhé divlam ha crechén; inourein e ramb er Brincéd, er Rouanné-sé péré en dès conduyet ur vuhé direbreiche én ur hélie réglennen en Aviél; inourein e ramb en dud pihuicq-cé péré en dès hum santefiet dré en usage mad ou dès bet groeit ag ou maden; inourein e ramb hur hêrént, hun amièd, tud ag hur bro, péré en dès bet én ou amzér er memb sourcieu, er memb labourieu, er memb occupationeu guet-n-emb; péré en doé er memb fal inclinationeu, er memb tantationeu, er memb diæzemanteu hac e oé exposet d'er memb dangérieu; péré neoah, hemb ou dout quin moyandeu de hum salvein nameit er ré hun nès-ni-memb, e sou arribue ér porh eurus ag er salvedigueah. Hinibue-é é broamb er Gouil a nehai ol; mæs pegource é vou inouret hur gouil-ni? Ma neu damb un dé de gresquein en nombre ag er Sænt, allas! petra e vou a han-amb-ni? Hum ziabusamb; ret-é d'emb bout sænt, pé tud dannet eit un éternité: enan ag en neu.

Péh malheur, péh anquin én er ag er marhue ha durant un éternité, ma ne bourfitamb a examplen er Sænt ha ma ne boéniamb d'hobér èl d'hai! É gùirioné, ne ellamb-ni gobér er péh ou dès ind groeit? Er santeleah hac hi hé dès nitra a guement ne ellamb pratiquein? Aveit bout sant nen dé quet requis gobér œvreu bras ha burhudus; én ur accomplissein en devérieu ag ou stad en en dès hum santefiet er Sænt. Hum rantet-ou dès sænt rac m'ou dès bet cheleuet é peb-tra ou houciance quêntoh eit ou interès tamporel; rac m'ou dès bet héliet lézen Doué quêntoh eit ou fal inclination, ha laqueit er péh e houlenne en Aviél é rang modeu ha custumeu er bed. Laramb enta, èl ma laré sant Augustin dehou é hunan, én ur gonsiderein en nombre bras ag er Sænt: *Petra! ne allai-té gobér er péh en dès groeit er ré-men hac er ré-hont?*

Queméramb enta courage, emé un Tad santel ag en Ilis; couraget, mem berdér; quêrhamb guet joé én hènt péhani e

gonduie d'er vuhé; en nean-é hur gùir bro; huannadamb arlerh en demeurance eurus-cé, én ur souffrein guet patiantæt er péh e gavamb huerhue én hun divroemant; ne hum sellamb nameit èl estrangerion ar en doar: un nombre bras ag hur hêrènt hac ag hun amièd e zou doh ur gortoz én nean, péré, assuret ag ou eurustet, ha hoah sourciable ag hur salvedigueah, hur houvie hemb cesse de labourat eit mériteiu er memb courôn. Péh joé aveit-hai bac aveit omb, mar hur bé er bonheur de vout receuet un dé én ou hompagnoneah eurus! Revou enta hun ol desir, hun ol studi, hun ol ambition d'hur bout lod ér memb recompance-zé.

## RÉFLEXION.

Nac eurusset-é er Sænt! Gùélet e rant sclær gloër ha majesté en Eutru Doué; er hontamplein bac er mêlein e reint abad un éternité eurus de jamæs, hemb fin erbet. Péh ur gonsolation aveit omb-hi chongeal penaus é ma bet er Sænt er péh ma omb, ha penaus é ellamb bout er péh m'en dint; consideramb ou eurustet a guement m'en dé possible d'emb er homprenein; rac sant Paul, péhani e oé bet ravisset bet en nean, e sisque d'emb penaus lagad mab-dén nen dès quet gùélet, nac é scoharne nen dès quet cleuet, nac é galon nen dès quet comprenet er péh en dès preparet Doué d'er ré er hâre. O palæs caër un Doué, é péhani peb-tra e zou douce ha nitra huerhue, é péhani er ros e zou hemb drein, er peah hemb brézel, er vuhé hemb fin! O Jerusalem a ziarhlué, é péhani é cannehemb éternélemant er hantiqueu caër a Sion! Pihue e ellou en dout poén é labourat, a pe houyou é oh er recompance ag é labourieu? Pihue e refusou combattal én ur gonsiderein er gourôn e zou preparet aveit-ou?

---

## *En eile dé a vis Calan-gouyan.*

## GOUIL ER RÉ VARHUE.

En Ilis, goudé hé dout merchet un dé eit inourein, guet solannité ar en doar, triomfle en ol Sænt e zou én nean, en dès instituet ebué ur gouil general aveit mimoër ha soulagemant en ineaneu santel péré e souffre ér purgatoér. En Ilis e vrudé déh mériteu ha gloër en ineaneu eurus péré e

jouisse a vonheur er Jerusalem a ziarhlué; hinihue hi e selle a druhé doh souffranceu en ineaneu juste péré e achihue paiein eit ou fauteu ér prison a justice en Eutru Doué. Déh é oé occupet en ol dud fidel ag er bed é houlen eit-hai ind-memb assistance hac intercession er Sænt; hinihue é offrant ou fedenneu hac en overenneu e larér aveit soulagemant ol en ineaneu e zou é poén, hac é assaiant, dré bep sorte œvreu mad, gobér satisfaction de Zoué aveit en ol ineaneu ag er purgatoér. Guet a ineaneu e zou é poén, péré n'ou dès na quërènt na tud de bedein aveit-hai! ha péguement arlerh ou marhue e zou memb ancoéheit hac abandonnet guet ou hêrènt, guet ou bugalé hac ou amièd; mæs en Ilis, pébani e zou ur vam vad ha læn a druhé, n'ou abandonne quet; hac aveit reparein er manquemant-cé-é en hé dès ordrénet en office hac er pedenneu publique ha general e broér hinihue.

Un dra juste-é, hac er garanté hun oblige de soulagein ag er péh e ellamb en ineaneu ag er purgatoér; rac ind e zou ineaneu santel, péré e andure poénieu forh ruste; hur hêrènt-ind, hur berdér, hun amièd, péré hur pède d'ou secour, hac e grie d'emb ag en dôn ag ou frison eit goulen assistance guet-n-emb: *me zad*, emé er hroaidur-cé de bébani en e hoès ouilet quement hac e hoès câret quement gùéharal; *me zad*, em'ean, souffrein e ran amen poénieu péré ne ellér quet comprenein; hou pout e ret er moyand d'em délivrein; ha hui hou pou er galon d'em abandonnein én ur visér quer bras? *Me mab, me merh*, e grie en tad-cé, er vam-cé é creis en tan-flam, hou péet truhé doh er ré de béré en e hoès obligationeu quer bras, ha de béré, arlerh Doué, é teliet er madeu e hoès hac hou puhé; ne houlennamb guet-n-oh nameit œvreu a garanté ha pedenneu.

Nen dès poén na tourmant erbet ar en doar e ellehé bout comparaget doh poénieu er purgatoér. Truhé hou pehé doh un dén estran, ha doh un anemis memb, p'er gùélehoh ér stad-cé; neoah hou ç'amièd-é, hou quërènt tostan-é e souffre én tan blaouahus-cé; ha martezé nen dint é poén nameit rac m'ou dès hou câret rai, nameit rac m'ou dès laqueit rai a herre aveit dastum madeu d'oh; n'hou pou-hui truhé doh en ineaneu affliget-cé péré hou pède, dré ou huannadeu, dré en dinérdæt ou dès bet aveit oh, dré er garanté e zeliet hou pout aveit-hai?

Gout e ret péh quen triste-é stad er ré e andure ur boén vras benac hemb ellein hum secour : en ineaneu ag er purgatoér ne ellant quet hum secour, rac nen dint quet mui capable de véritein; ne ellant quet gobér satisfaction de justice en Eutru Doué, nameit én ur baiein bet en dehuéhan dinær; mæs hui, hui e elle gobér satisfaction eit-hai guet bihan a dra : ur beden, un alézon, un overen pé ur gommunion, un œvre mad e hroéhet pé e offrebet de Zoué aveit-hai, e elle rein dehai hilleih a soulagemant, e elle ou délivrein pé berrat ou loén.

Mar dé triste stad er ré n'ellant quet hum secour indmemb, péguement é ma hoah tristoh stad er ré péré, open quement-cé, n'ou dès dén erbet d'ou secour! Allas! neoah, guet a ineaneu e zou é souffrein, martezé a boudé open cand vlai, hemb nen da na câr na dén erbet de chongeal én-hai! Péh caranté ha péh gloër aveit oh, mar délivret a boén en ineaneu abandonnet-cé! Én ur hobér aveit-hai, hui e hroei hilleih aveit oh hui-memb, rac n'hou ç'ancoéheint quet a pe veint én nean, ha pedein e reint aveit oh a pe vehet hui-memb ér purgatoér mar det d'inou.

## RÉFLEXION.

Hou péet caranté doh en ineaneu ag er purgatoér, én ul larèt bamdé ur beden benac aveit-hai. Mar ou ancoéhet, é teliet hou pout eune ne bermettehé Doué ma vehoh ehué abandonnet hac ancoéheit mar hum gavet ér memb stad.

*Eile Réflexion.* Quement hanni e varhue guet ur péhèd véniel hemb quin, e souffrou poénieu estrange ér purgatoér aveit gobér satisfaction aveit er faute-zé; comprenamb dré guement-cé petra-é er péhèd véniel, ha ne chongeamb quet é ma quer bihan-zé a dra.

*Tairvèd Réflexion.* Nitra lous, nitra couciet dré en disterran péhèd ne antréou é ranteleah en nean; groamb enta penigen ér bed-men, guet eune ne vehemb obliget de hobér, ha marcé durant hilleih a vlaïeu, é creis en tan-flam ag er purgatoér.



## *En drivéd dé a vis Calan-gouyan.*

## SANT GUÉNÆL, ABAD.

SANT GUÉNÆL, sàuet a escobti Quimpér ha mab d'un Eutru læn a zevotion hac a vertuyeu, e ras a vihannicg merchen ag é santeleah de zonnet. Ne oé hoah meit ur broaidur a pe oé bet remerquet én-ou un doustér, un humilité, un devotion hac un avistet e oé de vout admiret é tud vras.

Sant Gùénolé, Abad a gouvand Landevenec, én ur dremeine un dé étal ty er broaidur-men, er gùélas étal en or hac e houlennas guet-ou hac ean e oé coutant a vout menah. Gùénæl e rescondas dehou, guet ur vodesti vras ha guet billeih a respet : ya, me zad, preste-on d'hobér a galon vad ol er péh e ordrénehet d'eign a berh en Eutru Doué ; rac scrihuet-é én aviél penaus nen d'omb quet digne a nehou, ma ne gùittamb tad, mam, berdér ha hoéresèd, hac ol er péh hun nès, dré garanté doh-t-ou ; ha quentéh, goudé en dout bet permission é guèrènt, ean e hélias sant Gùénolé d'é gouvand d'en ouaid a seih vlai.

Tri blai arlerh é queméras en habid a religion. Gobér e ras é studi guet quement a fin-vad, hac hélie e ras er règle guet quement a fideldæt, ma tas quênt pèl de vout ur menah parfæt ha santel bras. En desir en doé de boarne er burtæt e broas dehou liès a buéh, durant ma queméré é verdér ou repos, hum laquat én deur bet en hantér, memb é creis er gouyan, ha chomme abarh durant ma vezé é larèt er seih psalme a benigen ; ha quement-cé e vouguas quement én-ou en tan a lubricité, ma vihuas avel un æl, er péh e senefie é hanhue.

Sant Gùénolé, én ur hanàouet, dré révélation, é oé toste é amzér de sortiein ag er bed-men, e hanhuas sant Gùénæl aveit derhel é léh ér gargue a Abad, avel er gredussan ag é venéh ; hac er ré-men, arlerh marhue sant Gùénolé, e gavas ol mad er choége e oé bet groeit a sant Gùénæl aveit boot ou Abad. Mæs bennen ne gousantas quemér er garguezé meit a gondition ma vehé bet libre d'hum denne a nehi seih vlai arlerh.

Én effed, seih vlai goudé ean e yas de berdègue en Aviél

d'en Angletèr guet uinêc compagnon. Durant puar blai ma chommas inou, ean e dennas a dihoeldæt en huguenaudage hilleih a dud, hac e laquas reihtæt vad é paud a gouvandeu.

Goudé quement-cé ean e zistroas de Vretagne, guet eune nen devehé bet er brud ag er santeleah en doé reit dehou santimanteu a vanité. Hantér-band menab ag er vro-cé, péré ne ellènt quet hum zispartiein doh-t-ou, en hélias; ha guet-hai ean e zoaras é escobti Quimpér, é péh léh é sàuas tri couvand. Passein e ras goudé ur certæn amzér én é abaty a Landevenec, é péhani é oé bet aveit en ol un example a aboeissance hac a humilité. Dehuéhatoh ean hum dennas én ur hartér aral ag er memb escobti, é péhani é cavas un nombre bras a ermitèd guet péré en en devehé bet vennet chomme aveit achihue é vuhé. Hum dennein e ras ér fin é escobti Gùénèd, hac inou en hum zisposas d'er marhue dré ur beden continuel. Inou é rantas én effèd é inean eurus de Zoué, arlerh en dout reit é vénédiction d'é venéh, en drivèd dé a vis calan-gouyan, er blai puemb cand tribuéh, ouaidet ar en dro a huemzêc vlai ha tri uiguênd.

Goarne e rér hoah, guet hilleih a respet, lod ag é relégueu é ilis Sant-Pierre é Gùénèd.

### RÉFLEXION.

Sant Gùénæl e gueméras en Abad santel Gùénolé aveit é væstre, hac e laras dehou : *preste-on, me zad, d'hobér a galon vad ol er péh e ordrénehet d'eign a berh Doué.* Chetu-azé, goudé hou pout gouiennet guet Doué ha choéget hui-memb guet avistet hou covézour, en dispositioneu guet péré é teliet cheleuet en aviseu mad e ra d'oh; hui e zelie er sellet èl un dén en dès reit d'oh en Eutru Doué aveit hou conduie d'en neau, aveit rein avis d'oh én hou toutancen, aveit hou consolein én hou poénieu intérior, aveit hou crihuat ér hombatteu e hoès de soutén inemb d'anemisèd hou salvedigueah, aveit disolein d'oh finessen ha trompereah er goal-sperèd. Bout-sou tud hac en dès ur gouciance franq ha ledan; er goal-sperèd e glasque perpet franquat muyoh-mui couciance er ré-zé, én ur hobér dehai chongeal ne vé quet a zroug él léh ma hès; réral en dès ur gouciance rai stréh ha scrupulus; er goal-sperèd e hroa é bossible aveit stréhat muyoh-mui couciance er ré-men, én ur hobér dehai credein é vé péhèd él léh nen dès quet. A dra-sûr, en eile hac éguilé en dès

dobér a avis, ha ne seliant quet hélie ou chonge ind-memb pé ou santimant prope, mæs hum réglein ar avis ha conseil ur bovézour mad hac aviset.

Er fæçon é péhani en hur honduie en Eutru Doué e zou admirable; mæs liès n'hé hanàuamb quet: ne ellamb quet enta bout assuret a vout én hènt ag hur salvedigueah, nameit doh hum abandonnein aquêrh de avis er ré péré e elle en disclærieiu d'emb ha péré hur goarne a berb Doué; dehai-é, ha ne pas d'emb, é tisco en Eutru Doué en hènt e zeliamb hélie; a nehai-é en en dès laret Jesus-Chrouist: *Pihue-benac hou cheleu, em cheleu mé-memb, ha pihue-benac hou disprise, em disprise mé-memb.*

O nac eurusset-é en hani e aboeisse guet fideldæt d'é govézour! É ma avel én ul læstre é péhani é elle cousquet tranquil, rac ne vanquou quet a arrihue ér porh ag é salvedigueah, dré m'en dès Jesus-Chrouist aveit pilot. Mæs en hani hum gonduie d'é chonge, d'é fantasi, ne vanquou quet a scoein doh er roh hac a hum golle malheurusemant.

Aboeisset enta, inean crechén, aboeisset d'hou Tad spirituel, èl ma aboeisse ur broaidur bihan d'é vam. Scrihuet-é: *Ma nen det de vout haval doh ur broaidur, n'antréehet quet é rantéleah en Nean;* de larèt-é, ma nen d'oh humble hac aboeissant èl ur broaidur.

O men Doué! hanàouet e ran men dalledigueah ha men dibouyegueah; quemér e ran en noz aveit en dé, en diboeldæt eit er sclærdér, en droug aveit er mad, en drompereah hac er guen aveit er huirioné; gùélet e ran dirac-ou mar-a-hènt; mæs ne houyan quet péhani e zou merchet d'eign dré hou Providance aveit me honduie d'en nean; m'avertissein e ret dré er fur Salomon, penaus é hès hènteu péré e seblante bout mad ha péré neoah e gonduie d'er marhue. Penaus é ellein-mé enta hanàouet en hènt mad? Ha pihue en discoei d'eign-mé nameit er ré e hoès reit d'eign eit me honduie ha de béré é ordrénet d'eign aboeissein.

---

## *Er huarvéd dé a vis Calan-gouyan.*

## S. CHARLE BORROMÉ, ARHESCOB HA CARDINAL.

ER Sant-men e zas ér bed é manér Arone, toste d'er guér a Vilan, er blai puemzéc cand eih-ha-tregond. Dou-

guet bras e oé a vihannicg de bratiquein er vertu, er péh e oé ur merche ag er santeleah vras de béhani é oé galhuet. Paud a bouste en doé eit en excelciceu a zevotion; cârein bras e ré er studi, hac é zivertissemantea permettettan memb hum santé ag er bligeadur en doé é chervige en Eutru Doué. Dispositioneu quer mad e broas d'é dad jugein é oé choéget guet Doué eit er stad a Vélêg; hac ebué receu e ras en tonsur clérical quentéh èl m'er permettas en ouaid dehou.

Goudé en dout groeit é guetan studi é Milan, é dad er hassas d'er guér a Bavi aveit achihue é scôlage. Er sourci en doé a veillein ar nehou é hunan, er goarantas inou doh hilleih a zangérien. Communiein e ré peb sulun, ha soignus e oé a bêllat doh compagnoneah er ré e oé capable d'en distroein a bratiquein er verto. Distroein e ras, arlerh marhue é dad, de Vilan, hac inou é cleuas larèt é oé bet hanbuet Pab er Hardinal Medicis, é yondre.

Er Pab-men, én ur hanàouet é vérit hac é verto extraordinær, er galhuas de Rome, hac er groas Cardinal hac Arhescob a Vilan, deustou ne oé quet hoah Bélêg. Ur ré-benac memb e glasquas en distroein a antréein ér stad-cé; mæs ne sentas quet doh-t-hai, hac eit gobér dehai arsàu ag en néhancein davantage, ean e receuas en Urh a Vélêg.

Er stad triste é péhani é cavas é escobti e douchas é galon; mæs ne gollas quet courage. Commance e ras dré hobér spisein ordrénanceu santel er honcile a Drante ha dré réglein é dy. Gùêrhein e ras é hloëstreu caër, ha ne hoarnas nameit er ré e oé necessær; bihannat e ras é drain hac en nombre ag é serviterion. É dy e oé haval doh ur séminær; en dont e ré guet-ou toste de gand dén a ilis, péré en doé peb-unan é gargue hac é labour. Un ær réglet e oé aveit er beden de vitin ha de noz, aveit en oræson, en examén a gouciance, aveit er chapelet hac el lectur devot, péré e vesé groeit ol é quemun; durant er prêd é vesé groeit ul lectur spirituel, hac er serviterion e dosté peb mis d'er Sacremanteu.

Goudé en dout laqueit ur réglemant quer caër én é dy, ean e laquas ebué ur reihtæt admirable é mesque en dud a ilis ag er guér a Vilan, ha quentéh é oé bet gùélet larèt en office hac en overen guet ur respet hac un devotion vras. Arlerh quement-cé ean e visitas é ol escobti; é apertis hac é sourci a vugol e broas dehou hanàouet ol dobérieu spirituel

ha tamporel é sevèd, ha pourvæein e ré de bep-tra dré é brèd berhuidant ha dré é alésoneu bras. Rein e ras ur rante aveit antretenein mistre scôl é peb parræs ag er guér a Vilan aveit instrugein er vugalé, hemb ne gousté tra erbet d'ou hêrènt.

Seuel e ras én é escobti puemb séminær aveit instrugein en dud youancq, ou disposein de receu en Urheu sacret hac ou rantein digne de chervige en ilis. Gobér e ras ehué seuel é mar-a-léh hospitalieu de béré é ras el lod vrassan ag é vadeu. Arlerh en dout gùèrhet en darne-muihan ag é héritage aveit er somme a zeu uiguênd mil scoued, ean e ras en dé-cé memb ol en argand-cé d'é hospitalieu ha d'er beurerion méhêc.

El ma oé bet affliget er guér a Vilan dré er vocèn, ean e huerhas ol é bloëstreu, betac é hulé, aveit soulagein é boble; cousquet e ré ean-memb ar un nebedicg plous; covessat e ré er ré clan ha casse e ré dehai er Sacremant ag en Antær hac en Nouïen. Arlerh en dout ingaget en ol de zistannein juste colér en Eutru Doué dré er benigen, ean e ordréoas ur préhécion general dré guér, é pébani é tougas er groéz, diarhein ha guet ur gorden é quêrhen é hougue.

Ur Bugul quer santel e vérité bout cåret guet en ol; neoah é oé bet persecutet guet un dén diræson ha disordre; mæs er bersécution-zé ne chervigeas nameit de ziscoein sclærroh é santeleah. En dén malheurus-cé e lausquas un tèn fusillen ar nehou én amzér ma laré er beden guet tud é dy. Er servitérion e vennas sortiein aveit arreste er multrér-cé; mæs er Sant, pébani e oé bet goarantet guet Doué, e zihuennas doh-t-hai ol a voulgeal, hac e gontinuas er beden.

Er Sant-men e instituas er gustum mélable d'exposein er Sacremant ar en Autær durant déieu mallardé: dré er moyand-cé, ean e zistroas er boble a var-a-zisordre, ha bet en doé bet er gonsolation de huélet ur foul quer bras a dud é tostat d'en Daul santel, ma passas ean-memb un dé huéh ær a amzér é rein er gommunion. Open quement-cé, ean e zas hoah de ben a lemel hilleih a gustomeu fal, él en hoarieu publique, en danse d'er sul ha d'er gouilieu. Deuston ma labouré guet hilleih a fatique aveit santefiein é boble, ean e gastié hoah é gorve dré er penigenneu rustan, hac er blaïeu dehuéhan ag é vuhé, ean e hroé abstinance a guicg hac a bisquèd memb.

Anfin en Escob santel-men, en Apostol-men ag é amzér, læn a vériteu, én un durel ur sèl carantéus ar é grucefi, e rantas é inean de Zoué er blai puemzêc cand-puar-ha-puar-niguênd, d'en ouaid a huéh vlai ha deu niguênd hac ur mis.

RÉFLEXION.

Admirein e ramb er réglemant hac er reihtæt caër e laquas er Sant-men én é dy, ér guér vras a Vilan hac é ol é escobti. Mistre ha mæstrésèd, péh sorte reihtæt e zalhet-hui én hou tyér? É péh fæçon é conduyet-hui hou pugalé? Penans é veillet-hui ar hou serviterion?

*Eile Réflexion.* Un Escob, ur Hardinal bras ha puissant e bardonne d'un dén malheurus e oé deit d'assai el lahein én é dy: petra e larehemb-ni ar guement-cé, ni péré ne ellamb quet souffrein guet patiantæt en disterran offance.

---

*Er buemvèd dé a vis Calan-gouyan.*

## SANT MELIAU HA SANT MELAIR, É VAB, MARTYRÈD.

BUDIC-MUR, comte Cornevail, en doé bet deu vab, Meliàu ha Rivod. Meliàu e ziméas d'ur Brincès læn a vertu, hanhuet Aurila, a béhani en en doé bet ur mab. Ur Prince forh douce ha forh devot e oé Meliàu, péhani, goudé bout bet deit de vout mæstre ag er vro arlerh marhue é dad, hé honduyas guet avistet hac e rantas é boble eurus. Mæs er vro-cé ne vérité quet goarne pêl ur Prince quer mad. En ivi, péhani en doé armet Caïn énep d'é vrér Abel, e armas ehué Rivod énep de Veliàu péhani e oé bet lahet dré é vrér, goudé bout bet Comte ag er vro durant seih vlai hemb quin. Sellet-é bet é varhue èl ur martyr, hac en inourein e rér èl Martyr é parræs Ploumiliàu é escobti Sant-Briêc, a béhani é ma patrom ha de béhani en en dès reit é hanhue, quer-clous èl de barræs Guicmiliàu é escobti Quimper ha de hani Pluniàu, é escobti Guénèd. Interret-oé bet é ilis Yandet, é bêg er reniér a Lannion. Er miracleu e hroas en Eutru Doué ag er momand memb ag é varhue, hac en dès bet dalhet d'hobér attàu goudé dré é intercession, e zisco é ma bet précius é varhue dirac-t-ou, èl ma oé bet agréable dehou é vuhé. Gobér e rér é houil é Pluniàu er buemvèd dé a vis calan-gouyan.

Rivod e gueméras nezé léh é vrér; mæs é huélet er has en doé en ol doh-t-ou, ean e chongeas nen devehé quet bet guellet chomme pêl ér gargue-zé en doé lairet, drès peb-tra dré m'en doé lausquet Meliàu un héritour légitime, banhuet Melair, péhani ne oé hoah meit ur broaidur a seih vlai. En dén cruel ha barbar-men, péhani en doé labet en tad, e gredas ne oé quin moyand eit-ou de jouissein ag er fréh ag é dorfæt, nameit doh hum zizobér ehué ag er mab. Clasquet-oé bet enta er broaidur-cé dré é berh, hac a pe oé bet cavet, é oé bet presantet dehou. En druhé e hounias caloneu barbar er ré memb e oé bet carguet ag el laquat d'er marhue; hac é léh bout é vultrerion, ind e houlennas græce aveit-ou guet en tyrant, péhani hum goutantas a hobér trohein é zourne déheu hac é droèd clei.

En Escob a Guimper e gueméras nezé er broaidur-men hac er goarnas guet-ou én ur houvand. Inou é oé bet dessàuet Melair hac é avanças hilleih é siance hac é vertu. Quen douce ha quer mad e oé ma bonnié caloneu en ol; cârein e ré ehué er silance, er beden, er yun hac er mortefìcationeu. Dihoalle e ré guet sourci doh er barès hac el lezidandæt, ha nen doé quin chonge meit a bligein de Zoué hemb quin. Goudé en dout passet seih vlai ér houvand-cé, en Escob, é huélet crueldæt Rivod é cresquein a nebué dré en arben ag er brud mad e oé é peb léh a sant Melair, e hroas clasque ur retirance de hennen ér horne pêllan ag en escobti. Laqueit-oé bet é ty un dén péhani e gousantas quemér soign a nehou.

Rivod e houyas quênt pêl é mèn é oé é ny, hac èl ne gredé quet mui gobér dehou ean-memb èl m'en doé groeit de sant Meliàu é dad, ean e glasquas gounit en dén é ty péhani é oé. Gobér e ras er pedein de zonnet de bredein guet-ou; ha goudé en dout gouniet èl-cé a nebedicgueu é galon, ean e hratas dehou ur gargue inourable ha maden én abondance mar venné lemel é vuhé guet Melair. En dén-cé, trompet dré er promesseu e oé bet groeit dehou, e vennas neoah, quênt gobér é chonge, goulen avis guet é voès. Honnen, dré n'hé doé hi-memb quin desir meit a glasque pihuiquat hé bugalé, e laras, eit ol rescond, penaus ne ellér quet derhel pêl doh er ré en dès en ol bili ha pouvoër. Er honzeu-zé e achihuas douguein en dén malheurus-men de gousantein d'en

torfæt de béhani é oé solitet; ha rac-cé é bas, guet é vab couhan, de gavouet Rivod, aveit gratat er gobér, a gondition ma vehé bet recompancet.

É voès, péhani en doé bet quæ ag er péh hé doé laret, e gùittas hé zy guet sant Melair, hemb larèt dehou eit péh ræson, hac e drézas paud a vannéieu aveit monnet d'er huhein de dy er Goarnour a France, péhani e oé ér vro. Hé dén hac hé mab couhan, quentéh èl ma oènt distroeit d'ou zy, én ur huélet en en doé er ré-men hum dennet, e atterças dré béh hènt é oènt oueit, hac ou hélias bet ty er Goarnour. Én ur arrihue inou, ind e laras é téhènt ind ebué é raug colér en tyrant barbar Rivod; ha rac-cé Melair, péhani n'hum zefié é fæçon erbet a nehai, ou heméras a vréhad hac e voquas dehai. Er Goarnour ean-memb, trompet dré ou honzeu caër, e lausquas er Prince youancq én ou hargue én é dy avel ma oé aguênt én ou hani.

En dén misérable-zé e laquas hilleih a boén durant ur certæn amzér aveit laquat é voès de gousantein d'er fal intantion en doé a zivout Melair, hac ér fin é tas honnen de vout goanesès eit bout lodéc é torfæt hé frièd hac hé fautre. Er ré-men, cousquet ér memb gulé guet er Prince youancq, e drohas é hougue durant ma reposé, er hassas guet-hai hac hum dennas a inou. Quement-men e arrihuas ardro er blai seih cand tribuéh-ha-puar-uiguênd. Sant Melair nen doé hoah nezé meit puemzéc vlai. Èl ma oé chairret en oren a vanér er Goarnour, é oènt bet obliget de monnet d'ou hènt dré fogelleu é péré é torras er mab é hougue. En tad e yas bet Rivod, hac e bresantas dehou pèn Melair; mæs ne jouissas quet pêl-amzér ag er recompance ag é dorfæt: ur marhue cruel ha subit en doé bet é punition, hac en tyrant ean-memb e varhuas tri dé arlerh.

## RÉFLEXION.

A betra nen dé capable ur galon gonniet dré en ivi? Guélet e ramb é Rivod un dén cruel péhani ne zonge quet a scuillein goaïd é vrér aveit quemér é léh, ha péhani, hemb respettein memb en ouaid tinerran, hum zisco cri ha barbar é quevér ur hroaidur tinér. Na terriplet-é er vince-zé, drès peb-tra a p'en da un ivius de hen ag é fal intantioneu! Groamb enta hur possible aveit hum hoarantein doh-t-ou, pé é vou caus d'emb-ni-memb de gouéh é hilleih a zefauteu ha memb d'hum golle.

## *En huèhvèd dé a vis Calan-gouyan.*

## SANT MELÉN, ESCOB A RUAN, É BRETAGNE.

SANT MELÉN e zas ér bed é escobti Gùénèd, a guèrènt forh inourable dré ou rang ha muyoh hoah dré ou vertuyeu. Escobèd santel e oé bet carguet a ziscoein dehou en hènt ag er vertuyeu ag en ouaid tinerran, hac avance e ras quement, dré ou instructioneu, é santeleah hac é parfection, ma hroas ag en ouaid-cé memb miracleu ha ma qùittas er bed eit hum rantein menah.

Nen doé quin chonge meit ag hum santefiein ér stad-cé, p'en das sant Amand, Escob a Ruan, péhani e oé clan, d'er galhuein de zonnet d'er havouet. Melén e aboeissas quentéh, hac en Escob santel-zé e impléas é vomandeu dehuéhan d'en ingagein d'en dout er soign ag é zevèd. Goudé en dout groeit memb donnet er ré principallan ag er Vêlean hac ag er boble, ean e zisclærias dehai en en doé en Eutru Doué choéget Melén aveit bout ou Bugul ar é lerh. Én effèd, quentéh arlerh ma oé bet interret sant Amand, er ré guetan a guér, guet er Vêlean, e yas de gavouet sant Melén, hac er choégeas, én drespet dehou, aveit Escob.

Er gargue ihuél-zé e hroas hoab dehou cresquein é yunieu, é vortefiçationeu ha pedenneu, dré ma chongé penaus ne oé quet mui carguet a nehou hemb quin, mæs ag ur boble nombrus péhani e vérité é ol sourci hac é examplea mad. Hum laquat e ras chué de studial én ur fæçon particuliér er Scritur santel. Ne gollé jamæs a huél er chonge a bresançe en Eutru Doué. Visitein e ré liès ol er parræsieu ag é escòbti; ha læn a hrèd eit salvedigueah é boble, ean e zismanté é peb léh er superstitioneu, e grihué er fé, e hroé cârein er vertuyeu ha troein cain d'er vinceu. Él ur médecinour abil, ean e ré de bep péhour er remæd e jaugé doh é glinhuèd, ha dré er moyand-cé ean e hroas é ol er vro ur vad hemb fin.

Ur fé quer bihue ha quer pur, guet ur vuhé quer santel, ne ellé quet manquein a vout recompancet dré en donæzon a viracleu; hac chué, leinein e rér ér péh é zoü bet scrihuet ag é vuhé, un nebedicg amzér arlerh é varhue, penaus ma ras er gùélet de ré dal, er herhet de ré estropiet, er gonze

de ré mud, er yehaid de ré clan hac er vuhé memb de ré varhue. Laret-é inou penaus un dé m'hum gavas er Sant-men ér vro a Huénèd, un dén couh, forh inourable, hum bresantas dehou hac er pedas de ressuscitein é vab péhani e zé a verhuel. En Escob santel, doh hum zistroein trema er boble e oé inou hac er ré e zougué er horve, e laras dehai: Gùénedis, de betra é chervigeou d'oh-hui gùélet miracleu groeit én hanhue a Jesus-Chrouist, p'en dé gùir é refuset a huerço credein én-ou. - Ne gonzé èl-cé, e lare en hani en dès scrihuet en dra-men, meit rac ma oé hoah én amzér-zé ol er vro a Huénèd é creis er bayanage. -- Credet hardéh, dén santel, ou doé-ind ol rescondet nezé dehou, penaus mar ressuscitet en hani marhue-zé, é credehemb ol én hani e berdéguet d'emb. Melén quentéh hum laque é peden, e astenne ur groéz ar galon en hani marhue, péhani ér memb momand e ressuscite. Arlerh er miracle-zé ne chommas burhut hanni ér vro hemb ne receuas er vadiènt ha ne zas de vout crechén.

Er brud a santeleah Melén e yas beta Clovis, quetan Roué crechén a France, péhani e hroas er brassan istim a nehou, ha péhani, eit sentein doh é aviseu santel, e hroas seuel paud a ilisieu hac a gouvandeu én é ranteleah, e ras hilleih a alézoneu d'er beurerion, e gonduyas guet justice vad é boble, hac hum chervigeas a ol er bouvoër en doé aveit streàuein er fé ha cresquein é peb léh en inour deliet d'en Eutru Doué. Er memb Roué-men e assamblas ur honcile é Orléan, er blai puemb cand uinèc, é péhani en hum gavas deu Escob ha tregond, é mesque péré en hum zifforhas én ur fæçon particuliér sant Melén dré er brésel e hroas inou d'en hérétiquèd ha dré er gùirionéeu a fé e zihuennas guet courage.

Er Sant-men en doé sàuet én é zoar, ardro deuzèc leàu doh Ruan, ur houvand de béhani é hé liès de danhouat én é æz er gùir repos, péhani ne gavér nameit é Doué hemb quin. Inou-oé en en doé bet en droug-sante ag é varhue, hac é hanàuas memb en dé é péhani é telié merhuel; hac eit disposein é zisciplèd d'hum bassein a nehou, ean ou assamblas hac e laras dehai é péh dé é teliènt er holle pêl quênt ma arrihuas. A pe oé arrihue toste en dé-cé, eurus eil-ou ean, mæs anquinus aveit-hai ind, ean e ras dehai en absolven general, revé custum en Escobèd, guet é vénédiction, e

assaias ou honsolein hac e broas dehai ur perdègue caër ar ou devérieu hac ar er fæçon é péhani é teliènt hum gomportein eit hum santefiein ind-memb ha rein scòir vad de bep-unan. Receu e ras nezé é Sacremanteu dehuéhan, hac én ur bedein Doué, ean e gùittas en doar en dé en doé merchet. É varhue e arrihuas en huéhvèd dé a galan-gouyan, én é gouvand, er blai puemb cand tregond. Ne oé quet bet neoah interret inou; mæs casset-oé bet de Ruan, é péh léh é oé bet recenet guet billeih a inour. Larein e rér en hum gavas puar Escob én é interremant, péré ind-memb en douguas ag en ilis d'en doar.

RÉFLEXION.

Ol er Sænt, péré e zou bet obliget de vihuein é creis er bed, n'ou dès chommet én-ou meit rac ma oé requis dehai, hac ou ol hoant e zou bet attàu pêllat doh-t-ou. El-cé ehué sant Melén hum denné én é gouvand quel liès gùeh èl ne viré quet doh-t-ou ag er gobér en devérieu ag é gargue. Dré er sclærdér e ré en Eutru Doué dehou, ha dré é expériance prope, ean e hanàué, penaus, é mesque en dud hac é creis er bed, é ma diæz goarne er sperèd parfæt dré er péh e huélér hac e gleuér; hac é contrel, é ma forh æz derhel er sperèd tranquil én ul léh dissorbe ha dissafar, dré nen dès nitra inou capable de zistroein en inean ag hum joéntein doh Doué. Pihue a hanamb ne zeliché ehué a amzér de amzér hum dennein a greis er sermoul ag er bed miserable-men, èl m'en dès bet groeit er Sænt, aveit monnet d'ur retræd benac, de gleuèt inou en Eutru Doué é conze doh hur halon? Mæs na bihannet-é en nombre ag er ré e hélie bermen exampleu caër er Sænt!

---

## *Er seihvèd dé a vis Calan-gouyan.*

## SANT MARCIAN, ERMIT.

THÉODORET, escob a Syrie, unan ag en abillan Escobèd ag er vro Grec, él livre en dès scribuet ar en ermitèd santellan ag é amzér, e gommance en histoër a vuhe sant Marcian dré er honzeu-men : *Penaus é ellein mé rein de Varcian, quer brudet dré é vertuyeu extraordinær, en ol mélationeu e vérite? Ne ellan-mé er hamparagein doh Eli, doh sant Yehan-er-Badéour ha doh réral a béré ne oé quet digne er bed, hac e vihué*

*én deserheu, ar er manneïeu hac é groheu? Er guir a Cyr e oé bet é vro quetan, en deserh en eile, hac en nean-é en hani a béhani é jouisse bermen.* Marcian e oé un dén youancq a fæçon ha pihuicq. A vihan é oé mad, douce, amiable, joéius ha farçus memb guet avistet. Gobér e ré peb tra én ur fæçon quer gracius, ma oé câret guet quement hanni en hanàué; mæs é léh abusein ag en ol donæsoneu naturel-zé aveit hum rein de vanitéeu er bed, avel ma hroa hilleih, ean e guemêras er résolution d'hobér er sacrefice a nehai d'en hani guet péhani en en doé ind receuet. Él m'en doé hilleih a sperèd ha hoah mui a religion, ean e sas hemb tardein d'hanaouet péh quen trompus-é er bed; ha deustou ma oé hoah youancq hac é creis é vrud, ean e güittas é vadeu hac é guêrènt aveit hum dennein é deserh Calchis, toste d'en Arabie.

N'hum goutantas quet ag en dout qùitteit er bed, quemér e ras hoah moyandeu eit bout ancoéheit guet en dud; choégo e ras aveit é semeurance ul léh distro ha dôn én deserh; nen doé inou quin devis nameit guet Doué; é oræson e oé burhut continuel, ha Doué e scùillé én é inean un abondance quer bras a gonsolationeu, ma cavé bèr en amsér; un dé e havalé dehou un ær, hac un ær ur momand; én ur guir, é zeserh e oé aveit-on ur baraouis.

Mæs, caër en doé bet hum guhein, er splandér ag é vertu hac ag é santeleah en disolas. A pe gredé bout muihan dishanàuet é huélas é tonnet bet-ou deu zén youancq, hanhuet Euseb hac Agapet, péré er pedas quement d'ou receu édan é hoarnation que ne ellas quet ou refuse. Avel ma oé forh stréh é ermitage aveit-ou é hunan, ean e laras dehai seuel un aral toste d'é hani aveit-hai ou deu. Sourci en doé a hobér dehai instructioneu bamdé; rein e ras dehai ur réglemant a vuhé pedoste haval doh en hani e viré ean-memb, ha gobér e resant ou deu ur pourfit bras ér vertuyeu édan ur mæstre quer vertuus. Avel ma tas goudé hilleih aral de houlen guerou er memb græce, ean e bermettas ma vehé bet sàuet pêl doh é ermitage un ty eit ou logein ol, ha rein e ras dehai Euseb aveit supérior, rac ne venné quet ean sortiein ag é zeserh.

Sel-mui ma clasqué Marcian bihuein cuhet ha dishanàuet én dôn ag en deserh-cé, sel-mui a hoant en doé en dud de monnet d'inou aveit güélet un dén quer santel ha pourfitein ag é instructioneu. Un dé é tas puemb Escob assamble, guet

en officerion vrassan ag er brovince, d'er havouet; ind e chommas hemb larèt guir un nebediegamzér, én gorto m'en devehé bet groeit un instruction benac, èl ma oé er gustum gobér d'en estrangerion. Unan ag er gompagnoneah, péhani e haoàué particuliéremant er Sant, e laras dehou ér fin : *Me zad, gùélet e ret amen Escobèd bras ha Tuchentil inourable, péré e horto guet-n-oh un instruction aveit ou salvediguеah ; ne lausquet quet hemb er secour-zé un assamblé quen inourable.* Nezé er Sant, én un dennein un huannad hir; e laras : *En Eutru Doué e gonze doh-oh hemb cesse dré guement-tra en dès crouéet; hum instrugein e ra dré é Aviél, péhani e zou é gonzeu divin; disquein e ra d'emb péré-é hun devérieu; hur scontein e ra dré é oenaceu, hum accouragein e ra dré é bromesseu, ha ne bourfitamb quet a guement-cé ol : penaus é fehé enta Marcian, péhani nen dé meit ur péhour peur, chervige d'oh d'un dra-benac dré é gonzeu, ean péhani ne bourfite quet ean-memb ag er fa-oeurieu-zé e ra d'emb hun Doué?* Ne laras quet davantage, hac én ur zeval é zeulegad, ean e hoarnas ur silance bras. Er gompagnoneah hum dennas souéhet, mæs contant bras ag er péh ou doé cleuet. Anfin er Sant-men, læn a vériteu hac a vlaïeu, e varhuas èl ma varhue er ré juste, ardro er blai tri hand seih-ha-puar-uiguênd.

## REFLEXION.

Sant Marcian, pedet dré dud a inour d'hobér dehai un instruction aveit ou douguein d'hanàouet ha de gârein Doué erhat, e rescondas dehai penaus n'ou doé nameit leine el livre bras ag er bed a béh, péhani e zalbe en Eutru Doué digueor dirac deulegad en ol. Én effèd, péh livre e zou gùel eit hun instrugein hac aveit rein d'emb un hanàuediguеah caërroh a Zoué, eit el livre bras ag er bed, é péhani é remerquér selærroh é barfectioneu infini, èl é buissance, é avistet, é vadeleah? Nen dès nitra crouéet én nean, ar en doar hac ér mor a guement ne lare d'emb én é langage n'hun nès quet hum hroeit ni-memb. Doué-é en dès hun tennet a nitra dré é buissance, hac hur goarne quehet èl ma plige guet-ou. Laramb ebué peb-unan a ban-amb : Doué en dès men groeit er péh ma on, me Hrouéour-é, nen d'on quet enta d'eign me hunan, mæs de Zoué.

Avistet en Eutru Doué e hum sisco ebué selær ér reihtæt

caër e zalhe é mesque quement-tra en dès crouéet, él er changemant ag er sassunieu ag er blai, ag en dé hac ag en noz, péré hum hélie hemb cesse, en dro quer réglet e hroa en heaul hac el loër; quement-tra e zou crouéet hum dro hac hum gonduie, revé er règle en dès merchet Doué de bep-unan, hac e zisque d'emb er péh e zeliamb gobér ni-memb aveit Doué.

Ni e elle hanàouet hoah æz é vadeleah én hum andret, a p'en dé aveit hun avantage hac aveit hur chervige-é en en dès crouéet en treu-zé ol; ha quement-cé e zelie hun douguein d'en trugairéquat ag é ol madeleaheu. Pihue ne elle leine el livre bras-men ag er bed, ha péh effèd ne zelie-ean gobér ar hur speredeu hac ar hur haloneu? Souéhet-omb m'en devehé bet quement a ermitèd santel tremeinet deu, tri uiguênd vlai ou hunan én deserh, hac hilleih a nehai hemb livreu; mæs él livre bras-men ag er bed é cavènt tout; ha mar bé pur hur halon ha ræsonnable hur sperèd, ni e gavou ol ehué ér memb livre-cé er moyand d'hum instrugein ha d'hum zougue d'er vertu.

---

## *En eihvèd dé a vis Calan-gouyan.*

### SANT HOMMEBON, MARHADOUR.

DOUÉ en dès reit d'é Ilis Sænt a bep stad hac a bep condition, aveit discoein d'emb é ellér hum santefiein é peb vacation.

Sant Hommebon, mab d'ur marhadour a Grémone, hum rantas ean ehué marhadour. Tremeine e ras é youancquis é huerhein marhadoureah é stal é dad. Gobér e ré é drafique hac é gommerce guet ur justice vad, ne pas hemb quin hemb trompereah erbet, mæs hoah hemb gùèrhein memb jamæs én tural d'er bris juste ha ræsonnable.

Er varhadision en devé poén liès é hoarne er batiantæt guet tud diæz ha diræsonnable; mæs en dén youancq-men en doé perpet un air douce ha gracius, a pe vezé refuset pé rebutet é varhadoureah; hac én amzér ne vezé dén meit-ou ér stal, en hum laqué attàu de leine pé de larèt ur beden benac.

Consacrein e ré ol er sulieu hac er gouilieu de chervige en Eutru Doué, hemb clasque divertissemant na passe-am-

zér erbet ; assistein e ré guet un devotion extraordinær én office divin, hac impléein e ré en achimant ag en amsér é pratiquein œvreu a charité. Èl ma oé bet hanàuet vertu, justice ha conciance vad er marhadour youancq-men, é vezé perpet carguet é stal a dud, ha deustou m'hum goutanté ag ur pourfit distér, ean e zastumas èl-cé madeu bras.

Goudé marhue é dad, doh hum huélet mæstre ag é dra, ean e gommanças gobér alézoneu bras ; ne horté quet ma vehé bet deit er beurerion de dal é zor, monnet e ré d'ou blasque betac én ou zyér, eit soulagein é spécial er beurerion couard ha méhêc, péré ne gredènt quet disclærieia ou feuranté, ha pourvæein e ré de ol necessitéieu er ré gueih ag er guér a Grémone. É brièd, pébani e oé ehué vertuus, mæs péhani n'hé doé quet neoah quement a gonfiance èl d'ou é providance en Eutru Doué, e laras dehou un dé en hum laqué, dré é alézoneu bras, én dangér ag hum gavouet ean-memb é necessité. Er Sant e rescondas dehi, guet é zoustér ordinær : *n'hou péet eune erbet, Doué en devou soign a han-amb durant m'hur bou soign ag er beurerion.*

Én ur bourvæein de zobérieu corporel en nessan, ne vanqué quet ag er secour ehué én é zobérieu spirituel. El ma oé læn a garanté doh Doué, ean e gonzé a nehou guet quement a vertu hac a nerh, ma touché er baloneu ; consolein e ré er ré affliget, avertissein hac instrugein e ré guet doustér ha caranté er ré e farié, ha dré é aviseu fur ha charitable, ean e hounias ul lod-caër a ineaneu de Zoué.

Ér fin, goudé en dout conduyet, durant open deu uiguênd vlai ur vuhé quer santel, ean e rantas é inean de Zoué er blai uinêc cand seitêc-ha-puar-uiguênd. En nombre bras a viracleu e arrihuas ar é vé e hroas en disclærieia Sant trizêc mis ha seitêc dé arlerh é varhue.

## RÉFLEXION.

Er marhadour-men en dès bet hum rantet sant, hac en dès bet dastumet madeu bras, én ur hobér é drafique hac é gommerce guet léaldet ; beah juste hac a gouciance vad èl d'ou én hou commerce, hac en hum santefiehet ehué én hou stad, hac é pourfitou peb-tra guet-n-oh ; mæs mar groet gueu ha trompereah én hou trafique, ne veoh quet én gorto a hobér fortun nac a hou pout chanche erbet, rac er madeu deit a hoal hènt e ya perpet ar vihannat ha de nitra.

Péguement a varhadision e golle ou inean dré ou diléaldæt, pé é huerhein marhadoureah, pé é trafiquein guet lonnèd; mar ellant cuhein er si pé en defaut e vé én ou marhadoureah, pé én ou lonnèd, én ou gùèrhant quer quir èl pe ne vehé si erbet én-hai; ha goudé ou dout trompet èl-cé unan-benac, é cavant en ou devé groeit un taul caër; mæs malheurusemant un taul fal-é, rac gobér e rant hoah muyoh a zomage dehai ou human aveit d'er ré e drompant.

Mar falle d'oh enta gobér hou salvedigueah én hou commerce ha bihuein mad én-ou, a pe brenehet, pé a pe huerhehet, laqueit en treu èl ma teliant bout revé Doué.

A pe vehoh hui-memb é prenein, ha hui e garehé bout trompet, pé ma vehé gùèrhet d'oh un dra muyoh aveit ne talhue? A pe vehet enta é huèrhein, dihoallet hui-memb doh quement-cé; rac lézen Doué hac el lézen naturel e sihuenne doh-emb a hobér d'er réral er péh ne garehemb quet e vehé groeit d'emb ni-memb. Supposet memb ma vehoh bet hui ehué trompet é prenein un dra-benac; ne gredet quet en hou pehé eit quement-cé droèd na ræson de drompein er réral én ur huèrhein er memb marhadoureah. En hani en dès hou trompet en dès goal-hroeit, ne broet quet enta èl d'ou; souffret er bol-cé ha Doué e rei d'oh un avantage benac aral.

---

## *En nàuvèd dé a vis Calan-gouyan.*

## SANT MATHURIN, BÉLÊG.

SANT MATHURIN e zas ér bed, ardro er blai deu gand uinéc ha-puar-uiguênd, én ur guéricg ag en escobti a Sans, hanhuet Larchant, ér ranteleah a France. É dad, hanhuet Marin, hac Eufémi é vam, e oé tud a galité, mæs payanèd. Ne oé hoah Mathurin nameit croaidur a pe hanàuas ol faussoni er bayanage, ha quentéh èl m'en doé bet digueoret é zeulegad d'er sclærdér ag en Aviél, ean hum hroas crechén hac e gùittas ol er péh en doé ér bed eit hum staguein doh Jesus-Chrouist hemb quin. Goudé en dout bet er bouheur de recen er Vadiènt, ne chongeas mui meit a hounit ehué é dad hac é vam d'er fé a grechéneah, dré ma oé bras en anquin en doé doh ou gùèlet ahurtet én ou faus lézen hac ér mæs ag en bènt ag ou salvedigueah. Bamdé é pedé Doué d'accordein

dehai er græce a gonversion, hac èl ne refuse en Eutru Doué ordinæremant nitra d'é serviterion vad ha fidel, en en doé bet quênt pêl arlerh er gonsolation de huélet Eufémi, é vam, é hanàouet er folleah ag er bayanage hac é houlenne bout badéet. Marin, é dad, péhani e ziscoé derhel hoah muyoh aveit-hi doh er superstitioneu payan, hum rantas ehué ér fin. Mathurin ou mab, læn a joé a guement-cé, e yas quentéh de gavouet en escob Polycarpe, péhani ou instrugeas ar er gùirionéeu ag er religion a grechéneah, hac ér fin e ras dehai er Vadiènt.

Er memb Escob-cé e ansaignas ehué Mathurin, hac er groas goudé Bélêg. Hum acqùittein e ras er Sant-men, guet er grèd brassan, ag en ol devérieu ag é stad, deustou ma vihué én un amzér forh diæz ha calet aveit er grechénion, p'en dé gùir é oé bet divroet d'en termein-zé en escob Polycarpe dré en hérétiquèd ha tud hemb fé, ha ma varhuas én é zivroemant. Convertissein e ras hilleih a idolatrèd én é vuhé; hac ér fin, læn a œvreu mad hac a vériteu, ean e rantas é inean eurus de Zoué, un dra benac quênt er blai tri hand eih-ha-puar-uiguênd. É gorve e oé bet douguet d'er guér a Sans, ha casset a inou dehuéhatoh de Larchant, é péh léh é oé gannet. Sàuet-oé bet én andret-cé, péhani e apparchant d'er chabistre ag er vam-ilis a Baris, un ilis én inour de sant Mathurin, ha gùélèt e rér hoah inou ur châsse é péhani é hès lod ag é relégueu hemb quin, dré ma oé bet losquet er-ral dré en huguenaudèd er blai puemzêc cand eih-ha-tri-uiguênd. Monnet e ra d'inou ur foul a dud dré zevotion, ha douguein e rér châsse er Sant é préhécion d'er parræsieu ag en dro, rieu en Asçansion, hac er merh arlerh en uinêcvèd dé a véhéuein.

Bout-zou hoah é Paris un ilis én é inour. Er chabistre hé ras, er blai deuzêc cand eih-ar-n-uiguênd, de venéh en Drindèd santel, aveit rançon er sclavèd, ha dré guement-cé memb é mant bet hanhuet, drès peb-tra é France, er *Mathurinèd.*

Inourein e rér ehué er Sant-men, én ur fæçon particuliér, é parræs Quistinic, é escobti Gùénèd, é péhani en en dès un ilis gaër, ha de béhani é ha tud a bep tu de houlenne secour guet Doué dré é intercession.

RÉFLEXION.

Er Sant-men, ag en ouaid tinerran, en dès bet quitteit ol er péh en doé ér bed aveit hum rein de Jesus-Chrouist bemb quin. Mæs péguement a dud e zou péré ne chongeant nameit ér bed, ne glasquant nameit dastume madeu hac arrihue ér bargueu ihuél hac inourable! ha neoah, petra e chervigeou de vab-dén en dout gouniet ol er bed, mar da ha colle é inean?

*Eile Réflexion. Eurus*, emé er Profæt, *en nemb hum ra de chervige Doué adal é youancquis!* Sant Mathurin en dès bet er bonheur-zé; quentéh èl ma oé deit dehou hanàouet er gùir religion, ean hum rantas crechén hac e gonduyas én é vlaïeu quetan ur vuhé direbreiche, èl m'en dès bet groeit attàu goudé. A vihan en en doé queméret ur plègue mad, hac èl-cé é ma bet æs dehou pourfitein hac avance ér vertuyeu. Péguement a dud youancq, allas! e za ou blaïeu quetan-ind d'er bed ha d'er pligeadurieu! Nen dé quet sonéh n'ou dès goudé quement-cé nameit dihoustemant eit er vertu. Lésen Doué e seblante dehai bout forh diæs de bratiquein; er benigen hac en devotion e gavant ruste ha huerhue, ha chetu er pèn-caus ma couéhant quênt pèl ér péhèd, ma cousquant ha ma varhuant én-ou. Hum ziabuset enta, queih tud; groeit en expériance, ha hui e huélou péh quen douce-é er benigen, ha peh joé e gavér é conduie ur vuhé devot. Un dé hui e houyou pihue e vou er ré en devou bihuet coutantan hac eurussan, pé er ré en dès bet commancet chervige Doué adal ou youancquis hac en dès bet dalhet mad bet er marhue, pé er ré n'ou dès bet cherviget nameit er bed betac ou marhue.

---

*En dècvèd dé a vis Calan-gouyan.*

## SANT GOBRIAN, HANHUET EHUÉ SANT COUVRAN, ESCOB A HUÉNÈD.

SANT GOBRIAN e zas ér bed er blai buéh cand dêc-ha-triiguênd, ér vro a Huénèd. É dud e oé tud inourable hac a noblance. A vihannicq é oé bet reit mistre dehou hac é oé bet scôleit mad. Quentéh èl ma oé bet deit én ouaid de choége ur stad a vuhé, é zevotion e broas dehou hum zouguein d'er stad a Vélêg, péhani e jaugé bras doh-t-ou, dré

ma oé forh santel é vuhé. Èl ma houyé é oé requis dehou hum rantein abil é lésen Doué, ean e ras d'er studi-zé é ol sourci; hac aveit avance prontoh, ean hum dennas, durant un herradicg amsér, é abaly Rheuys, aveit pourfitein ag el leçonieu e ré ar er Scritur santel ur menah ag er bouvandcé. Nen dé quet assès ma avançàs inou é siance, gounit e ras ehué hilleih ér barfection a grechéneah. Én ur sistroein de Huénèd, é receuas en urh a Vélêg hac é oé bet eeit ur gargue dehou é mesque er Vêléan ag en ilis quetan ag er guér-cé. É vertu e dennas imbèr denlegad en ol ar nehou, ha peb-unan e oé bet læn a admiration eit é vuhé santel, quentéh èl ma oé bet hanàuet. Rein e ré el lod muihan ag é amsér d'er beden, donguein e ré nos ha dé ur cilice, yune e ré liès, hac aveit cavouet en tu de soulagein gùel er beurerion, ne zaibré barhut nitra; open quement-cé é conduyé ur vuhé quen dissorbe ma vehé bet laret é vehé bet quêntoh én un ermitage eit én ur guér. Ne sortié meſt aveit monnet d'en ilis pé aveit pratiquein un œvre benac a charité. En dareu e scùillé én ul larèt en overen e oé ur merche ag en devotion tinér en doé én é galon.

Vertuyeu quer parfæt, guet quement a abiltæt, e vérité eit sant Gobrian unan ag er barguen inouraplan ag en Ilis. Hum bresantein e ras quênt pêl arlerh en occasion d'el laquat de vout Escob, rac ma té en Eutru Morvan, escob a Huénèd, a verbuel. En dud a ilis hac er boble e choégeas quentéh ol d'hur voéh sant Gobrian aveit bout ou Bugul. Deustou d'er boén en doé é aboeissein, ean e gousantas neoah ér fin hum rantein de volanté Doué, péhani e ré dehou er béh-cé, ha sacret-oé bet Escob é Dol. Quênt pêl é oé bet ghélet é splannein é Gobrian ol vertuyeu un Escob santel; haval-oé é vehé doh bani un æl. En Eutru Doué ehué, péhani hum blige doh hum siscoein favorable, drès peb-tra d'en ineaneu pur, e ras dehou en donæzon a viracleu, péhani ne dardas quet a bobér hum hanàouet; rac èl ma oé deit ur peur, péhani en doé un droug forh cumun nezé ér vro, de houlen guet-ou en aléson, en Escob santel e laras dehou: *E hanhue hur Salvér Jesus-Chrouist, m'en ordren d'oh; beah giailleit.* Assès e oé bet; en dén-cé e sàuas, hum santas délivret ag é zroug, hac e yas d'é hènt én un drugairéquat en Eutru Doué d'en dout reit quement a bouvoér d'en dud.

Er miracle-zé e zegassas de dy er Sant ur foul a dud clan péré e zé de Huénèd aveit cavouet, dré é bedenneu, en délivrance ag ou hlinhuédeu, ha drès peb-tra er ré en doé er memb droug guet er peur-hont, hac ol é huellé dehai. Mæs er sourci-zé e gueméré sant Gobrian ag er ré clan, ne viré quet doh-t-ou ag hum acquittein ag en devérieu aral ag é gargue. É tonnet de vout Escob, é tas chuéde vout rustoh hoah én é guevér ean-memb; mæs durant ma oé calet én é andret, é oé læn a charité hac a druhé doh er beurerion. Él-cé en hum gomportas er servitour bras-men de Zoué durant seitêc vlai, arlerh péré é hroas er chonge de lezel é escobti; hac aveit donnet de ben ag en intantion-zé, ean e hanhuas un Escob aral én é léh. Él ma oé libre nezé, ean hum dennas én un ermitage e zou dihue leàu doh er guér a Josselin, hac hum ras ol inou d'er gontamplation ha d'er beden, deustou m'en doé nezé drougueu péré e houlenné ag é berh billeih a batiantæt. Eih vlai e bassas én ermitage-zé hac e impléas ol doh hum brepareín d'er marhue. Én ur huélet er fin ag é vuhé é tostat, ean e galhuas dezonnet d'er havouet en Escob en doé hanhuet én é léh, e receuas é Sacremanten dehuéhan guet en devotion gredussan, hac e rantas de Zoué nezé é inean eurus, en dècvèd dé a galan-gouyan, er blai seih cand puemb-ha-tregond. É gorve santel e oé bet interret érchapél ag é ermitage, é péhani en en doé groeit dré avance preparein é vé. Ér chapél-zé, é parræs Sant-Servant, péhani e zou forh caër, é huélér hoah hinihue en dé pèn en Escob santel-men.

## RÉFLEXION.

Péh consolation ne zelie en dout bet sant Gobrian én ur verhuel, a pe zas dehou turel ur sél ar é vuhé passet ha chongeal en en doé cherviget mad en Eutru Doué én ol déieu ag é vuhé! Nen doé quet nehou d'en dout méh ag er blaïeu-cé ag er youancquis, e dremeine hilleih a dud ér faus joéieu, ha liès memb é creis en disordreu brassan. N'en doé quet nehou d'en dout quæ d'en amsér-zé e gollér hemb anquin erbet, hac e zou neoah quer précius; nen doé quet nehou de ouilein ar zéieu goulli a œvreu mad hac e ellehé bout carguet a vérit aveit en nean. Oh! pe garehé en dud youancq monnet liès, dré ou chonge, bet er momandeu de-

huéhan ag ou buhé, chongeal dré avance ér santimanteu ou don nezé, én anquin e santeint én ou balon hac én dougeance é péhani é veint a vout dannet de jamæs, a dra-sur, ind e bourfitehé ag er réflexioneu-zé, hac a volanté vad e gonsacrehé de chervige en Eutru Doué ér vuhé-zé en dès reit dehai.

---

## *En uinécvéd dé a vis Calan-gouyan.*

### SANT MARTIN, Escob.

En Sant-men e oé gannet é Sabari, é Panonie. É guérènt e oé payanèd; mæs Martin, ag é vlaïeu quetan, en doé bet er bonheur de hanàouet er religion a grechéneah, hac a nezé n'hum bligé meit én ilisieu, hac é oé é ol sourci hum brepareïn, dré ur vuhé vad, de receu er Vadiènt, deustou n'hé receuas quet quentéh. Neu doé hoah meit puemzêc vlai a pe oé bet obliget de monnet de chervige é armé en Ampeleur. É gamaradèd, a gommance, e hroé goab ag é vodesti hac a é barfection; mæs souffrein e ras er goapereah-cé guet quement a zoustér, m'hum laquezant quênt pêl d'er respettein ha d'er mêlein. Consolein e ré er ré affliget; soulagein e ré er beurerion, ha ne hoarné ag é bai meit er péh e oé hemb quin requis dehou cavouet aveit hum antreteneïn:

Un dé ma oé é hoyage, é creis ur gouyan quer yeine ma varhué hilleih a dud guet en aneouid, ean hum gavas étal dor er guér a Amien guet ur peur hantér-noah, péhani e houlenné en aléson guet er bassanderion; Martin e zeiré rein dehou un dra-benac; mæs èl neu doé mui nitra, ean e drohas guet é hlean é vantel é deu hantér, hac e ras un hantér a nehi d'er beih peur-zé. En noz arlerh hur Salvér e apparissas dehou goleit guet en hantér mantel-zé en doé reit, hac er hleuèt e ras é larèt d'ur foul a Ælèd e oé én dro dehou: Martin, péhani ne hroa hoah meit hum zisposein de receu er vadiènt, en dès reit d'eign er vantel-men. Er vision-zé e inspiras dehou quement a gonfiance é madeleah en Eutru Doué, ma queméras er résolution de gùittat peb-tra aveit er chervigein ean hemb quin. Goulenne e ras er Vadiènt, e oé bet reit dehou d'en ouaid a drihuéh vlai.

Deu vlai arlerh en en doé bet é gongé, hac e yas hemb

tardein de gavouet sant Hilær, Escob a Boitier, aveit disquein guet-ou er gùir hènt a salvedigueah. Sant Hilær er receuas guet joé, ha, dré ma hanàué é vérit extraordinær, e vennas rein dehou en urh a Ziacre; mæs, dré humilité, ne vennas receu meit en Urheu bihan. En hoant bras en doé de huélet é dud e hroas de sant Hilær rein dehou er bermission de monnet d'é vro. Ar en hènt sant Martin hum gavas guet ur vanden lairon a béré unan en doé deja sàuet é sabre eit el labein; mæs un aral e arrestas é vréh hac e viras doh-t-ou a bobér é daul. Quel læn e oé bet a admiration aveit er Sant, m'en hélias, m'hum rautas ean-memb crechén ha menah dehuéhatoh. Sant Martin e gontinuas arlerh é hènt, hac arrihue én é vro, ean e gonvertissas é vam hac un nombre bras a bayanèd aral; mæs ne ellas quet donnet de ben a hounit é dad, péhani e oé ur payan ahurtet. Ag é vro ean e yas de Rome hac hum dennas goudé én un deserh toste de Vilan, é péhani é vihuas un herrad amsér èl un ermit. Donnet e ras dehuébatoh de gavouet sant Hilær de Boitier, péhani e ras dehou un doar en doé, é péhani é sàuas sant Martin ur houvand.

Arlerh marhue sant Lidoér, Escob a Dour, é oé bet choéget, én drespet d'é humilité, aveit derhel é léh. Èl ma hum gavé gênet dré hilleih a visiteu e receué ér guér a Dour, ean e hroas seuel ur houvand bras é Marmoutier, un hantérleàu doh quér, é péh léh é receuas puar-uiguênd menah, guet péré é conduyé ur vuhé santel, hemb bihannat a nitra er sourci extraordinær en doé ag é boble. Peb plai é hroé er visite a ol é escobti, ha perpet guet hilleih a bourfit aveit en ineaneu. Biscoah ehué ne oé bet gùélet un Escob réglettoh, nac un devotion brassoh é mesque ol er boble. Open quement-cé, ean e labouré guet hilleih a gourage, betac exposein é vuhé, aveit convertissein ur reste a bayanèd e gavas hoah én é escobti hac é France.

Gobér e ras paud a viracleu bras; mæs er santeleah ag é vuhé e ellé bout sellet èl unan ag er ré vrassan. Un dé m'en doé rebreichet ur bélêg hanhuet Brice, rac ne vihué quet revé er santeleah ag é stad, er Bélêg-cé er rescondas én ur fæçon direspet hac en anjolias memb publiquemant. En Escob humble e souffras quement-cé guet ur batiantæt admirable. Petra hou pehé-hui groeit én é léh? *Mæs* petra e rescondas

er Sant? Avouéein é vérité er rebreicheu-sé ha bout lamet memb ag é gargue; suplíein e ras er Bélêg-cé de bedein Doué aveit é gonversion, én ur hratat dehou gobér quement aral aveit-ou ean-memb. Pedein e ras én effèd aveit-ou, hac er honvertissein e ras én ur fæçon ma tas de vout Escob ar é lerh ér memb quér, hac open de vout ur Sant. *Péh miracle a humilité, ha péh ur changemant groeit dré zourne olbuissant um Doué!*

Sant Martin e daulas a blad tampleu en idolèd hac e hroas discar paud a hué e sellé er bayanèd èl gùé sacret. Goudé en dout taulet unan ag en tampleu-cé, ean e vennas ehué gobér discar ur sapinen vras e oé inou vis-a-vis, er péh e zispligeas bras d'er bayanèd-hont. Ind e gousantas neoah ér fin; mæs a gondition m'ou devehé bet hé discaret ind-memb ha m'en devehé bet Martin, péhani en doé quement a gonfiance én Doué e berdégué, chommet édan d'hi, él léh m'ou devehé bet el laqueit. Sant Martin hum rantas d'er gondition-zé, hac hum lausquas de vout garrottet ha placet én tu ma venacé couéh er huen-cé; mæs ér momand ma oé preste de gouéh ar nehou ha d'er flastrein, ean e hroas sine er groés, ha quentéh hi e yas de gouéh én tu-aral; er péh e hroas quement a effèd ar spereden er ré e oé bet teste a guement-cé, m'ou doé goulennet quentéh bout instruget ha badéet.

Er Sant bras-men, én é glinhuèd debuéhan, ne arsàué a bédein Doué d'en délivrein ag é zivroemant; er ré e oé én dro dehou e laras ér fin, én ur ouilein: *Perac, hum Tad hac hur Bugul, é falle d'oh-hui hur huittat? Mar hum abandonnet, pihue hum ansaigneu-ni? pihue hum dihuennou doh anemisèd hur salvedigueah?* En Escob carantéus, touchet dré ou honzeu, e laras: *mar d'on hoah, ó men Doué! necessar d'hou poble, ne refusan quet labourat; hou volanté revou groeit.* Anfin, læn a gonfiance é madeleah en Eutru Doué, péhani en doé càret ha cherviget guet ur fideldæt quen dalhable ha quer parfæt, ean e rantas é inean d'é Gouéour er blai puar hand, d'en ouaid ag ur blai ha puar-uiguènd.

## RÉFLEXION.

Sant Martin, coutant a verhuel eit gùélet Doué, coutant a vihuein aveit secour é boble, e houlenné hemb quin m'en devehé bet groeit en Eutru Doué é volanté én é guevér. Hé-

liet é example a resignation de volanté Doué; ne zesiret nitra ér bed nameit volanté Doué; laqueit ol hou tevotion de vout er péh e falle de Zoué ma vehet, d'hobér er péh e falle de Zoué ma hroéhet, de souffrein er péh e falle de Zoué ma souffrehet. Mar groeit quement-cé, é vehet ur Sant pé ur Santès vras.

---

## *En deuzécvéd dé a vis Calan-gouyan.*

## SANT LÉON, PAB HA DOCTOR.

SANT LÉON en doé ur sperèd quen digueor hac ur vertu quer parfæt, m'er choégeas er Pab Célestin aveit é segretær. Ér gargue-cé, ean e ras merchen ag ur furnès hac ag un avistet extraordinær. Goudé ean e chervigeas hilleih d'er Pab sant Sixte, hac a pe varhuas er Pab-men, é oé bet choéget èl er hapaplan hac èl en hani e vérité muihan derhel é léh.

Èl ma hanàué reih é péh stad é oé en Ilis, ne chongeas nameit a bourvæein d'hé dobérieu. Commance e ras dré hobér ér guér a Rome en ol vad e oé de zesirein én-hi, hac er bartérieu pêllan ag er bed crechén n'ou doé quet tardet a santein en effédeu ag é sourci ha goarnation fidel. Feahein e ras en hérétiquèd dré é zoctrine hac é livreu; gobér e ras assamblein ur honcile general é Calcédoén, é péhani é assistas huéh cand tregond Escob. Jamæs en Ilis n'hé doé bet de zihuen doh quement a anemisèd én ur memb amzér, ha jamæs ebué n'hé doé bet gouniet quement a victoërieu èl ma hounias dré sourci ha grèd intampius er Pab santel-men.

Goarantein e ras ehué er guér a Rome doh mar-a-valheur. Ur Roué barbar hanhuet Attila, antréet én Italie guet un armé terrible, e laquas é tan hac é ludu mar-a-guér ha mar-a-ilis. En habitandèd a Rome, péré hum huélé exposet d'er memb malheur, hum adressas doh ou Bugul santel; ha læn a gonfiance én é intercession puissant dirac Doué, ind er pedas dré ou bri ha dré ou dareu, d'ou délivrein ag un dangér quer bras. Er Bugul mad ha carantéus-men, én ul laquat é ol gonfiance én hani e zalbe én é zourne calonen er Rouanné, e yas queatéh de gavouet Attila: conze e ras doh-t-ou guet un nerh, guet ur vajesté ha guet ul loquance

quer bras, ma laquas er Roué-cé de sistroein ar é baseu.

Ur buéh aral m'en doé Genseric antréet guet é armé ér guér a Rome, sant Léon e yas ar é arben hac er pedas de gommandein d'é soudardèd hum goutantein a billein quér, hemb hé losquein hac hemb lahein hanni; er péh e oé bet accordet dehou. Un dristedigueah hac ur beuranté vras e oé bet goudé en dra-zé é Rome: er Bugul santel-men e hroas d'é boble santein penaus er pèn-caus a guement a valheurieu e oé ou ingratitud é quevér en Eutru Doué, en disprisance ou doé groeit ag é avertissemanteu, hac en dispigneu fol hac inutil ou doé groeit a ziaguênt; ou honsolein hac ou secour e ras goudé dré é alézoneu.

Ér fin er Pab bras-men, tad er beurerion, sclærdér er boble crechén hac admiration ol er bed, e yas de receu é recompance d'en nean er blai puar hand unan-ha-tri-uiguênd, goudé en dout conduyet en Ilis durant ur blai ar-n-uiguênd.

Lausquet en dès bet dré scrihue tri hand seitêc instruction gaër ar er mystérieu ag er religion hac ar er gouïlieu principal ag er blai. Chetu amen mar-a-unan ag é

*Aviseu spirituel :*

1. En avistet crechén ne gonsiste quet é conze nac é resonein mad ha juste a zivout en treu caër ha memb santel; mæs ér gùir humilité.

2. Tri sorte œvreu mad e zou, er beden, er yun hac en aléson: dré er beden, ni e dosta de Zoué; dré er yun, ni e vorteſie er hicg, ha dré en alézon, ni e hroa satisfaction de Zoué aveit hur péhedeu.

3. En hani en dès caranté doh Doué ha doh é nessan, e elle credein é ma Doué én-ou, hac é ma conduyet dré Zoué.

4. Nen dès a dristedigueah santel nameit en hani e hroa d'emb ouilein a gaus d'hur péhedeu pé a gaus de béhedeu er réral.

5. Er beuranté crechén e zou perpet pihuicq, dré ma hum goutante ag er péhic hé dès.

6. Sel-mui ma falle d'ur hrechén bihuein revé Doué, selmui é clasque er goal-sperèd en distroein.

7. Ne chonget quet é ellehet gobér œvreu mad hemb un tantation benac: nen dès victoër erbet hemb combat.

## RÉFLEXION.

Er Pab santel-men e hroas d'é boble santein penaus er pèn-caus ag er malheurieu e oé arribuet guet-hai e oé ou féhedeu, ou ingratitud é andret en Eutru Doué, en disprisance ou doé groeit ag é avertissemanteu hac ou dispigueu fol hac inutil. Ni e zelie larèt d'emb ni-memb ur memb tra a pe arribue guet-n-emb un droug, ur hol, ur boén benac; p'en dé goal-drettet er boble, pe arribue guet-n-emb ur fal affær, pe hroér d'emb ur goal-brocès; ni e zelie nezé chongeal é ma hur péhedeu e zou caus de guement-cé, ha larèt doh-emb hun hunan: méritet e mès quement-men, ô men Doué! ha hoah paud davantage.

---

*En drizécvèd dé a vis Calan-gouyan.*

## SANT STANISLAS KOSTKA.

BOUT-ZOU Sænt a bep ouaid, èl ma hès a bep stad ha condition. En hani a béhani é scrihuér amen er vuhé, hac e varhuas de drihuéh vlai, e zisco d'emb é elle ebué en dud youancq receu er brassan faveurieu ag en neañ, querclous èl er ré e zou avancettoh én ouaid.

Stanislas, Eutru youancq a ranteleah Pologne, e gâras Doué quentéh èl ma oé bet capable d'en hanàouet. Er betan implé e hroas ag é ræson e oé bet hum offrein hac hum gonsacrein de Zoué. Er hurtæt ag é galon e oé pentet ar é face: perpet é oé douce ha modeste, perpet é oé ag un imur ingal ha coutant; en disterran conze dishoneste e hroé dehou rûein; hac èl ne gâras jamæs en divertissemanteu, ean e ré ol é amzér d'er beden ha d'er studi. É guèrènt hac é væstre scôl e oé souéhet é huélet ur barfection hac un devotion quer bras én ur broaidur quer youancq. Mæs Paul, é vrér couhan, péhani nen doé quet er memb vertu, ne ellé quet er souffrein hac e oé ruste bras doh-t-ou, dré en arben ne hélié quet er bed èl d'ou. Er broaidur santel-men en doé bet paud mad d'andur guet-ou durant dêc vlai; n'hum glêmmas seoah jamæs; perpet memb é oé gracius ha carantéus én é andret. Sél-mui ma vezé presset de vihuein revé er bed, sel-mui en hum zalhé ar é hoarde, guet eune a golle courage

én é sevér é quevér en Eutru Doué. Communicin e ré peb sul ; ne antréé jamæs ér sclasse hemb bout bet aguênt én ilis é adorein er Sacremant ; bamdé é hroé d'er bihannan un hantér-sær a oræson a galon, ha perpet é yuné en dé quênt ma communié.

É guêrènt er hassas de Vienne aveit achihue é sclasseu é collége er Juistrèd ; mæs, èl ma oé bet un herradicg goudé lamet guet-hai en ty ou doé inou, é tigouéhas arlerh, dré hoal-chanche, é ty un huguenaud. Stanislas en doé bet inou ur hlinhuèd bras ha dangerus : caër en doé bet pedein er mæstre ag en ty d'hobér degasse dehou é Sacremanteu, en dén malheurus-cé ne hroé cas erbet ag er cheleuet. Stanislas uesé hum hloëstras de santès Barbe guet quement a gonfiance, ma véritas bout cheleuet ; bet en doé bet ur vision é péhani é havalas guet-ou gùélet deu Æl é rein dehou er gommunion. Stanislas e receuas ér momand-cé ur gonsolation hac ur soulagemant quer bras, m'hum gavas é bèr amzér ér stad de monnet d'en ilis aveit trugairéquat en Eutru Doué ag ur faveur quen extraordinær.

Quentéh èl ma oé bet gùelleit, ean e broas rô d'hum rantein Juistre ; mæs caër en doé bet goulenne permission é guêrènt, ne gousantènt quet ma vebé bet menab ; ér fin ean e hélias boéh en Eutru Doué. Partiein e ras é segret hac ar droèd, aveit monnet de Rome, é péh léh é oé bet receuet dré sant Françæs Borgia, péhani e oé én amzér-zé General ag en Urh. É ol studi ér stad-cé e oé bet pligein de Zoué, én ur hobér é sevér hac é labour ordinær ér fæçon parfættan ; rac gout e ré penaus er santeleah ne gonsiste quet é hobér treu bras nac é hobér hilleih a dreu ; mæs é hobér mad er péh e houlenne Doué guet-n-emb. En dout e ré un aboeissance parfæt d'é supériorèd ; é galon e oé perpet joéntet doh Doué ; é garanté doh Jesus-Chrouist ér Sacremant ag en Autær e oé quer bras ha quen hanad, ma vezé gùélet rû-tan é face a pe vezé doh troèd en autær ; liès é vezé èl ol collet é Doué durant en overen ha perpet goudé er gommunion ; é sevotion é andret er Huérhiès Vari e oé ehué tinér bras.

Doué e ras dehou d'hanàouet en dé ag é varhue, ha receu e ras é Sacremanteu dehuéhan guet un devotion quer berhuidant, ma oé bet touchet caloneu ol er ré e oé presant. Arlerh quement-cé é queméras é gruceſi én é sourne hac é

chapelet én dro d'é zivréh, hac é chommas èl-cé én ur silance bras. En Intron-Varia e apparissas dehou én ær ag é varhue eurus, péhani e arribuas de dair ær de vitin dé gouil Maria-creis-Æst, er blai huézêc cand eih-ha-tri-uiguênd, en drihuéhvèd blai ag é ouaid, ha dêc mis goudé ma oé bet receuet novice é mesque en Tadeu Juistrèd.

## Réflexion.

En dén youancq santel-men en dès bet miret ur burtæt haval doh hani un æl é creis corruption er bed; goarnet en dès bet é innoçance én ur bêllat doh compagnoneah en dud youancq ag é ouaid; antretenet ha mâguet en dès bet é zevotion én un dostat liès d'er Sacremanteu; hac é zevotion tinér é andret er Huérhiès Vari e zou bet avel er vamen ag er græceu bras en dès bet receuet ag en nean. En hum cherviget, tud youancq, ag er memb moyandeu, péré e zou quen douce ha quen æz, hac é vehet imbèr sænt.

---

## *Er buarzêcvèd dé a vis Calan-goyan.*

## SANT DIDACE, Menah a urh sant Françæs.

Sant Didace e oé guenédicg a vourh Sant-Nicolas, é escobti Sévil, é Spagne. É guêrènt, péré ne oènt quet pibuicq a vadeu er bed, é huélet n'ou doé quet calz a dra de rein un dé de zonnet d'ou mab, e gueméras hilleih a sourci d'en instrugein ha d'en dessàu é dougeance Doué.

Én amzér ma oé hoah youancq, é has de gavouet ur Bélêg santel ag é gartér, aveit er pedein d'er receu én é dy ha d'en disquein de chervige erbat en Eutru Doué. Conduie e ras guet er Bélêg-cé ur vuhé a benigen ha forh ruste; tremeine e ré bamdé un amzér bras én oræson, ha ne verne péh sorte labour e hroé, é oé attàu é chonge guet Doué. El nen doé ehué nameit Doué én é galon, ne gonzé nameit a Zoué, hemb jamæs hum bligein é conze a dra erbet aral. Mar-a-vlai arlerh é oé bet obliget Didace de zistroein de dy é dud; mæs en desir en doé de bêllat doh er bed ha de guêrhèt ar baseu Jesus crucefiet, e hroas dehou monnet d'hum offrein de veneh sant Françæs, aveit chervige ér houvand é calité a vrér.

Goudé en dout groeit profession é oé bet casset, guet ur Bélêg ag é urh, de inisenneu Canari, é péh léh é tiscoas hilleih a brèd aveit conversion er bayanèd. Deustou ne oé quet bet forh scôleit, en en doé neoah receuet guet Doué ur siance hac ur sclærdér surnaturel. É supériorèd, én ur hanàouet é vérit hac é santeleah, el laquas de vout goarnour ha supérior ag ur houvand ou doé inou. Didace e receuas er gargue-cé avel un obligation aveit-ou de vout humploh ha fidelloh de hoarne en ol réglenneu ag é urh.

Donnet e ras goudé é Spagne, hac inou é ras d'en ol venéh exampleu bras a humilité, a vortefication hac a garanté a grechéneah; aboeissein e ré d'é supériorèd avel de Zoué ean-memb; pratiquein e ré penigenneu quer ruste ma ridé er goaid ag é vampreu. É zevotion aveit er Huérhiès Vari e hroé dehou inourein hé gouilieu guet ur joé extraordinær, ha yune e ré peb sadorne ar vara ha deur én hé inour. Ar vystér er Bassion é hroé ordinæremant méditation; contamplein e ré er mystér bras-men én ur zerhel é grucefi én é zourne, hac é garanté doh Jesus-Chrouist e oé nezé quen abraset, ma vezé liès èl vagannet ha collet é Doné.

Monnet e ras de Rome er blai puarzéc cand hantér-band; er blai-cé é oé bet disclæriet Sant, dré en Ilis, sant Bernardin a Sienne, a urh sant Françæs. Ardro puar mil menah ag er memb Urh e yas de Rome aveit er cérémoni-zé. Didace e zalhas én hènt compagnoneah d'Alphonce a Gastre, péhani en doé bet ér voyage-cé ur hlinhuèd forh dangerus. Didace er chervigeas noz ha dé guet ur grèd admirable, hac e gueméras chué er memb soign a baud mad aral ag é urh péré e chommas clan é Rome. Goudé bout deit hoah de Spagne, ean e bassas el lod muihan ag é vuhé ér houvandeu a Sevil, a Saussay hac a Alcala é Castille. Ér guér-men-é é couéhas clan, er blai puarsèc cand tri-ha-tri-uiguênd. Én é agoni, ean e hroas degasse dehou ur gorden e laquas é quérhein é bongue; hac, én ur sellet guet deulegad carguet a zar ur grucefi en doé élré é zeourne, ean e houlennas pardon guet er venéh e oé inou é pedein aveit-ou; ha goudé en dout prononcet er hoazeu-men, péré e ganne en Ilis én inour d'er groéz: *Dulce lignum*, etc., *ó Croéz sacret ha douce! ó tacheu précius! ó croéz adorable, péhani e zou bet digne de zouguein Roué souveren en nean hac en doar!* ean e rantas, guet

ur gonfiance vras, é inean de Zoué, er blai puarzêc cand tri-ha-tri-uiguênd.

### RÉFLEXION.

Ol er Sænt nen dint quet bet Doctorèd ha n'ou dès quet bet ol speredeu extraordinær ; mæs ol er Sænt e zou bet humble, mortefiet, devot ha tud a example vad ; dré ou humilité, dré ou mortefication, dré ou devotion-é en ou dès, guet er secour a bræce Doué, arrihuet bet er santeleah-zé péhani e hroa d'emb ou admirein ha rantein respet hac inour debai.

O nac admiraplet-é Doué én é Sænt hac ér moyandeu en dès reit d'emb aveit hum santefiein ! Pe vehé bet necessær bout abil bras hac en dout vertuyeu extraordinær aveit bout sænt, guet a dud en devehé bet collet courage ! Mæs Doué hum blige guet er ré simple, hac ur galon humble e zou gùel d'é hrat aveit ur sperèd bras. En ol nen dint quet capable de berdègue en Aviél na de monnet d'er broïeu pêllan de gonvertissein en ineaneu ; mæs pihue ne elle quet hum humiliein ? pihue ne elle quet mortefiein é inclinationeu diréglet ? pihue ne elle quet pedein ? Chetu azé ol siance hac abiltæt er Sænt. Én ur hobér quement-cé-é en ou dès bet hum santefiet hac é mant bet deit de vout Sænt. Pérac ne hroéhemb-ni èl d'hai ?

---

## *Er buemzêcvèd dé a vis Calan-gouyan.*

## SANT MALEU, ESCOB.

ER Sant-men, péhani, revé er martyrologe romæn, en doé en donæzon a viracleu adal é youancquis, e oé guenédicg ag en Angletèr. É dad, hanhuet Went, e oé un Eutru bras, hac é vam, hanhuet Dervel, e oé brudet dré hé vertu. Quentéh èl ma oé deit ou hroaidur én ouaid de vout laqueit ér studi, en er hassezant d'un Abad santel, hanhuet Brendan, aveit bout instruget ér houvand.

Èl m'en doé dispositioneu caër a sperèd hac ur galon douguet d'er mad, ean e bourfitas bras ne pas hemb quin ér sianceu, mæs ehué ér vertuyeu. Larèt e rér a nehou un dra marveillus én amzér ma oé hoah croaidur : un dé ma has de valé guet er scôlarion aral ar vorden er mor, ean e azéas ar

ur votten doar e oé ar en aud ; hum ancoéhat e ras inou de gousquet durant ma hoarié er réral ; er mor, péhani e sàué, er somprenas ; credet-oé bet baiet ha marhue ; mæs Doué en doé bet sourci a nehou. É væstre e ridas d'er blasque hac er havas tranquil ar er votten-doar ar béhani en en doé azéet, ha péhani e chommé ar lein en deur èl ur planquen. Er burhud-cé e gresquas en istim e hroé deja é væstre ag é vertu, ha n'er galhuas mui goudé meit er hroaidur a viracle.

Un nebedicg amzér arlerh, Maleu hum rantas menah ér memb couvand, hac e recenas en Urheu sacret. É Abad en istimé hilleih hac er ré d'er venéh aral aveit scùir hac example : quement-cé e hroas de lod ag é verdér ou dout ivi ha jalousi doh-t-ou, ér fæçon m'en doé bet hilleih de souffrein guet-hai. É vertu, hac é spécial é humilité, e hroas dehou andur ol quement-cé guet patiantæt hac hemb gobér cas erbet a nitra ; mæs er memb humilité e hroas dehou qùittat en Angletèr quentéh èl ma cleuas é fauté el laquat de vout Escob ér vro-cé.

Hum ambarquein e ras, ha doarein e ras én ur gouh inisen toste d'er guér a Aleth, hanhuet bermen Sant-Maleu. Er vuhé santel e gonduyé inou e hroas de var-a-unan ag er guér a Aleth donnet d'hum antretenein guet-ou. Ne oé quet bet requis dehai cavouet calz a amzér aveit hanàouet en trézor-cé a hræce, ha quênt pêl iod e represantas dehou er stad triste ag er hartér, é péhani é oé hoah ul iod caër a bayanèd. Er Sant, læn a hrèd hac a garanté, e yas d'er guér a Aleth, é péh léh é perdéguas guet quement a nerh ma tas de ben, guet er secour a hræce Doué, a gonvertissein en ol bayanèd-cé. Ou badéein e ras, hac allume e ras un devotion gredus én ou mesque hac é mesque er grechénion e oé inou a guênt.

Goudé en dout groeit ur mad quer bras ér hartér, é oé bet laqueit de vout Escob ér guér a Aleth. Deustou d'er berderi en doé ag ur gargue quen ihuél, ne ellas quet refuse bout Bugul er ré péré er sellé avel ou zad a houdé m'en doé ou gouniet de Zoué hac ou badéet.

Grèd en Escob santel-men, péhani e oé diæz de scùéhein hac e oé, a hènd aral, secouret dré er splandér ag é santeleah ha dré é viracleu, e broé glorifiein rai en Eutru Doué aveit manquein a zispligein d'er goal-sperèd. Er sperèd malicius-zé

e zouguas certæn tuchentil ag er hanton d'hum seuel inemb dehou, aveit arreste ha mirèt er vad e hroé. Er Sant e oé bet obliget d'hum zivroein aveit téh é rang ou rage. Er batimant ar béhani en hum sauvas e yas de zoarein ér vro a Aquitaine. Sant Maleu e yas nezé d'er guér a Sainte, é péh léh é oé bet receuet guet paud a inour dré Léonce, Escob ag er guér-cé. Èl ma oé bet un hærradicg amzér arlerh goulennet hoah de zistroein d'Aleth, ean e yas d'inou; mæs, én ur huélet en ouaid bras en doé, ean e choégeas sant Gudval én é léh, e gùittas er guér a Aleth hac e yas a retourne de Sainte aveit hum brepareîn de verhuel. É varhue eurus e arrihuas ardro er blai puemb cand puemb-ha-tri-uignênd.

## RÉFLEXION.

Vertuyeu er Sant-men e oé bet occasion de var-a-unan ag é verdér d'ou dout ivi ha jalousi doh-t-ou; goab e rènt a nehou, er goal-drettein e rènt a dauleu téad; mæs ne hroé cas erbet a guement-cé, ha perpet é oé èl quênt douce ha vertuus. Mar d'oh fidelloh de virèt lézen Doué aveit er réral, hui e gavou ehué tud ivius; mæs ne hroet quet cas ag er péh e larou tud er bed, ha drès peb-tra, dihoallet a vanquein d'hou tevér ha d'er péh e zeliet d'hou couciance guet eune a nehai.

Nen dès fal inclination pé vince erbet injustoh eit en ivi: er vince-zé ne hroa droug nameit d'er ré en dès ean; é léh ma hroa inour d'er ré e zou, hemb nen dé dré ou faute, occasion a nehou dré ou mérit pé dré ou vertuyeu.

---

## *En huézécvèd dé a vis Calan-gouyan.*

## SANTÈS GERTRUD, ABADÈS A URH SANT BENÆD.

SANTÈS GERTRUD, guenédicg a Saxe, quentéh èl ma tas d'hum hanàouet hi-memb ha de hanàouet en Eutru Doué, hum offras hac hum gonsacras dehou én ur houvand a Urh sant Benæd; hac én ur renonciein a nezé de ol pligeadurieu en doar, e gonduyas ur vuhé pur avel hani un æl. Sourcius bras e oé a hobér ol hé œvreu aveit gloër en Eutru Doué, ha n'hé doé quin chonge na quin desir nameit a bligein dehou.

En ur hobér réflexion ar er gùirionéeu bras ag er religion, hi hum santé ingaget ha douguet muyoh-mui de bratiquein er vertuyeu brassan, hac él-cé é arrihuas é bèr amzér ér barfection a grechéneah.

D'en ouaid a dregond vlai é oé bet choéget aveit bout Supériorès ag hé houvand, hac en hum acqùittas ag hé hargue durant deu-uiguênd vlai guet quement a avistet ha guet ur sourci quer bras d'hobér hélie en ol réglenneu ag hé urh, ma rantas hé léannésèd vertuus ha parfæt bras. Deustou ma oé èl mam ha mæstrès de ol hé hoéresèd, ne hum gonsideré hi-memb nameit avel en disterran hac en dehuéhan ag er houvand, én ur chervigein er réral quet respet hac humilité. Hé dout e ré santimanteu quen humble a nehi hé hunan, ma laré é oé bras madeleah en Eutru Doué a pe souffré ur béhourès èl d'hi ar en doar.

Aveit hum rein d'en oræson guet ul liberté brassoh a sperèd, hi e gastié hé horve dré er yun hac hilleïh a benigenneu aral. A pe gonsideré Jesus-Chrouist ér Sacremant ag en Autær, pé a pe gontamplé é bassion, hé haranté doh-t-ou hac hé hanàuedigueah-vad e oé quer bras ha quen hannad, ma ridé en deur ag hé deulegad.

Labourat e ré aveit salvedigueah en nessan a guement ma oé possible dehi, ha sourcius e oé de soulagein en ineaneu ag er purgatoér dré hé fedenneu ha dré œvreu mad e offré bamdé de Zoué én intantion-ré.

Anfin, er Santès-men, goudé hé dout bet révélationeu bras én é buhé, ha bout bet liès ravisset hac èl ol collet é Doué durant hé oræson ha contamplationeu, e rantas hé inean pur hac innoçand de Zoué er blai trizêc cand puar-ha-tregond.

## RÉFLEXION.

Santès Gertrud hum offras de Zoué hac hum gonsaeras d'er chervige quentéh èl ma tas d'en hanàouet. Nac agréaplet e oé de Zoué en offrand ag ur hroaidur quen divlam ha quer pur !

Revé m'en disque d'emb en Tadeu santel ag en Ilis, ol er vugalé, quentéh èl m'ou dès en ouaid a ræson, e zou obliget d'hum droein doh Doué, d'en adorein, d'en hanàouet aveit ou hrouéour hac ou mæstre; d'hobér acteu a fé, a espérance hac a garanté; de larèt-é, de gredein é

Doué, d'ou dout espérance én-ou ha d'er hârein a greis ou halon. Chetu enta er péh e selie en tadeu ha mameu disquein abret d'ou bugalé, chetu er santimanteu e seliant inspirein dehai.

Ind e selie disquein dehai é ma Doué-é en dès ind crouéet, hac en en dès ind crouéet aveit-ou; de larèt-é, é ma ean-é en dès ind laqueit ér bed aveit en hanàuein, er hârein hac er chervigein, aveit bout un dé eurus guet-ou én é varaouis. Ou disquein e zeliant de drugairéquat Doué ag en ol græceu ou dès receuet guet-ou, d'en trugairéquat d'en dout ou brouéet, ou goarnet, ou frenet én ur verhuel ar er groés aveit-hai, d'en dout ou receuet én Ilis dré er sacremant a Vadiènt, ha disquein dehai offrein ou halonicguen de Zoué hac er pedein guet devotion.

---

## *Er seitécvèd dé a vis Calan-gouyan.*

## SANT GREGOÉR THAUMATURGE, Escob.

Er Sant-men, hanhuet Thaumaturge, dré en arben ag er miracleu e hroas én é vuhé, e oé guenédicg a Néocésaré, ér Pont. É dud, péré e oé pihuicq hac en doé ur rang inourable, e oé payanèd. D'en ouaid a buarzéc vlai é collas é dad, hac a nezé é commançàs hanàouet péh quer bihan a gonfiance e selié en dout ér superstitioneu payan.

É vam-e hroas dehou nezé hélie er scôlage en doé groeit dehou é dad quemér, péhani e oé ol aveit er bed; mæs hum gavouet e ras dehuébatoh é scôl en dén abil Origèn, péhani e ras dehou un hanàuedigueah splan ag er gùir Doué hac en donguas de bratiquein er vertuyeu. Puemb plai e dremeinas én é scôl; ha deustou ne houyér quet hac ean e receuas er Vadiènt durant en amsér-sé, pé hac ean e receuas er Sacremant-cé goudé, ean e vêlas hilleih er mæstre instruget-cé quênt er huittat, hac e drugairéquas hilleih é Æl-gardién d'en dout reit en tu dehou d'hum gavouet é scôl un dén quen abil.

Gregoër, goudé quement-cé, e rannas étré er beureríon en ol maden en doé, hac hum dennas ar er mæzeu aveit chongeal hemb quin é Doué hac én affær ag é salvedigueah; mæs providance en Eutru Doué en doé er choéget aveit bout unan ag en Escobèd vrassan ha santellan.

El ma hé un dé er Sant-men ag er guér a Néocésaré d'en deserh, é oé bet somprenet dré ur barrad barnan. Eit hum laquat én abri, ean hum dennas én un tample d'en idolèd, péhani e oé unan ag er ré brudettan ag er vro. En un antréein abarh, ean e hroas liès a huéh sine er groéz, hac e bassas inou en nos guet unan ag é gompagnoneah, én ur bedein Doué hemb arsàu. En trenoz vitin ean hum laquas én hènt. Er bélêg ag en tample-zé e zas ehué d'inou touchant arlerh, èl ma oé é ordinær; mæs en diaulèd e zisclærias dehou penaus ne ellènt quet mui chomme inou, hac é oé en dén en doé passet en noz én tample e oé caus dehai d'hum denne. Er bélêg-men e ridas arlerh er Sant hac er menaças a zougue é glêmmeu énep dehou d'en Ampeleur. Sant Gregoër e rescondas dehou en en doé receuet guet Doué er bouvoér de bêllat ha de zegasse en diaulèd a p'en devehé bet caret, er péh e laquas er bélêg-cé forh souéhet. Mæs eit gout hac ean e oé gùir er péh e laré dehou er Sant, ean er pedas d'ordrénein d'en diauled distroein d'en tample e zènt a gùittat. En Escob santel hum rantas d'é houlen, hac e ras dehou ur papér ar béhani é oé scrihuet : *Gregoïr de Satan, dès.* Quentéh èl ma oé bet laqueit er papér ar en autær, en diaulèd e zas èl ou ordinær, er péh e rantas er bélêg-hont souéhettoh hoah aveit aguênt. Sant Gregoër e vennas nezé expliquein dehou er gùirionéeu ag er religion Catholique; mæs, èl n'ou homprené quet, er bélêg-cé e houlennas guet-ou, én ur ziscoein dehou ur mein, m'en devehé bet groeit dehou changein a léh, ha m'en devehé bet hum zouguet ag ul léh d'un aral. Sant Gregoër e ordrénas enta d'er mein-zé changein a léh, hac er gobér e ras quentéh. Er miracle-zé e gonvertissas er bélêg payan-hont, péhani e abandonnas é famille hac é amièd aveit donnet de vout gùir disciple de Jesus-Chrouist.

En Escob santel-men e oé ehué un Æl a beah; labourat e ré, hemb dougein é boén, avèit laquat un union vad é mesque é boble. El ma sàuas én é amzér dissantion étré deu vrér a gaus d'ul lèn, peb-unan a nehai e laré é oé dehou; er Sant, goudé en dout groeit é bossible aveit ou accordein, hemb ellein donnet de ben, hum rantas ar el léh, hac e hroas inou é beden de Zoué; en trenoz é oé bet cavet el lèn dissèhet, hac en neu vrér hum accordas.

É druhé hac é garanté doh en ol e oé quer bras, que ne ellé refuse nitra ag er péh e vezé goulennet guet-ou. Bout e oé ur stær vras péhani e gresqué quement é gouyan, ma vezé baiet en ol doareu a bep-tu, er péh e broé ur hol hac un dommage estrange ér hartér. Er boble a ziardro, péré en doé ur gonfiance vras é pedenneu er Sant, er pedas d'ou goarantein doh ur ravage quer bras. Monnet e ras guet-hai ar el léh, ha goudé en dout groeit é beden, ean e blantas é vah én doar ar vord er reuiér, ha goudeuéh en deur nen dès bet biscoah tremeinet en termein-zé en doé merchet dehou er Sant.

En nombre ag er miracleu e broas Doué dré intercession é servitour fidel e zon quer bras, ma vehé ret gobér ul livre esprès aveit ou merchein ol.

Anfin en Escob bras-men, er burhud ag é amzér, ar er poënd de verbuel, e houlennas pet payan e oé hoah é Néocésaré; rescondet-oé bet dehou ne oé mui nameit seitêc. Nezé, én un drugairéquat Doué, ean e laras : *quement-cé a grechénion e oé a p'em boé quemérct position ag en escobti;* ha goudé en dout pedet Doué de rein sclærdér d'er seitêc difidel-cé e chommé, ean e rantas é inean pur d'é Grouéour er blai deu gand dêc-ha-tri-uiguênd, ardro en ouaid a zêc vlai ha tri uiguênd.

## RÉFLEXION.

P'en das sant Gregoër de vout Escob a Néocésaré, ne gavas burhut nameit payanèd ér guér vras-cé; labourat e ras aveit ou honvertissein de Zoué, ha quênt merhuel é tas de ben ag ou rantein crechénion devot ha parfæt.

Péh consolation, én ær ag er marhue, aveit ur mæstre péhani en dès bet convertisset en ineaneu e oé édan é autorité!

Péh consolation aveit un tad hac ur vam preste de verhuel, péré en dès bet conduyet mad ou bugalé hac ou serviterion, ou distroeit ag er goal-hènt hac ou laqueit de gonduie, ur vuhé crechén!



## *En drihuéhvéd dé a vis Calan-gouyan.*

## SANT EDMOND, Arhescob.

Sant Edmond, hanhuet ordinæremant sant Ém, e oé gannet én Angletèr. É vam vertuus, goudé hé dout en dessàuet mad a vihannicg, er hassas de Baris de achihue é studi, hac e ras dehou ur cilice-ran, én ur recommandein dehou en dougue dibue pé tair gùéh ér suhun, èl ur moyand de féahein en tantationeu ha de hoarne er burlæt. Edmond e sentas doh é vam hac e zouguas er cilice abad é vuhé. Durant ol é studi é oé bet un example a vertu. Gobér e ras rô a huerbtæt dirac limage en Intron-Varia, hac avouéein e ras goudé en en doé bet er Vam carantéus-cé er secouret én é ol dantationeu ha confortet én é ol boénieu. Hoant bras en doé de vout abil, mæs drès peb-tra de vout Sant. Sel-mui ma cresqué én ouaid é cresqué ehué é benigenneu; yune e ré peb gùinér ar vara ha deur, ha bamdé é ré hilleih a amzér d'en oræson.

Goudé en dout receuet en Urheu sacret, ean e hounias calz a ineaneu de Zoué dré é berdégueu cribue ha nerhus; èl ma oé é galon læn a garanté doh Doué, é gonzeu e oé conzeu a dan, péré e abrasé caloneu ol er ré er cheleué. Un dé ma oé bet obliget de berdègue ér mæz ag en ilis d'ur foul bras a dud, é tas cogus quen tihue ha quen dû, ma vennas en dud hum dennein guet eune ag er glàu. Er Sant e viras doh-t-hai a monnet d'ou hènt; gobér e ras sine er groéz ar er gogussen, hac ér memb momand é couéhas ur glàu estrange a bep tu d'er boble assamblet, hemb ne oé bet glubet hanni a nehai.

É vuhé santel e hroas el laquat de vout Arhescob é Cantorberi, én Angletèr: er gargue inourable-cé ne changeas nitra én é fæçon de vihuein, ha ne hroas nameit cresquein é labourieu. En dout e ré aveit é boble ol tinérdæt ur bugul mad; tad e oé d'er beurerion, soulagein e ré er ré clan, soutén e ré en intanvésèd hac en orphelinèd. Caz en doé doh en ol vinceu èl doh er marhue; mæs ur garanté læn a gompassion hac a drubé en doé doh er beurerion.

É hardéhtæt hac é gourage aveit soutén droèdeu en Ilis e

dennas ar nebou ur bersécution péhani en obligeas de zonnet é France, é péh léh sant Loeis, péhani e oé Roué nezé, er receuas guet merchen bras a garanté hac a vadeleah. Hum laquat e ras én ur houvand, ha quênt pêl arlerh é chommas clan. A pe oé bet degasset dehou é Sacremanteu dehuéhan, ean e astennas é zivréh én ul larèt guet confiance : *Gout e ret, me Salvér, penaus ne mès clasquet ér bed nameit oh-hui hemb quin, ha penaus ne mès bet quin desir nameit d'hobér ou volanté santel; ne mès bet quin intantion nameit de bligein ha d'aboeis-sein d'oh; quement-cé e zesiran hoah bermen drès peb-tra; disposet a han-on èl ma pligeou guet-n-oh*; achihue e ras ur vuhé quer santel dré ur marhue précius, er blai deuzêc cand deu-ha-deu-uiguênd.

### RÉFLEXION.

A pe oé er Sant-men ar er poënd de verhuel, ean e laré guet confiance : *ne mès clasquet nameit-oh, men Doué, ér bed-men, ha me ol desir e zou bet gobér hou volanté.* Na coutantet en hum gave, ha nac eurusset-é en n'emb en dès én ur ver-huel en testoni douce-zé ag er gouciance! Ne vou meit ag hur faute ma ne gavamb er memb consolation-zé én hun termein dehuéhan. Clasquamb Doué durant hur buhé, ha ni er havou én ær ag hur marhue.

---

## *En nandêcvèd dé a vis Calan-Gouyan.*

## SANTÈS ELIZABETH,

### INTANVÈS, A DRIVED-URH SANT FRANÇÆS.

ER Santès-men e oé merh de Herri, eile ag en hanhue, Roué a Hongrie; er garanté aveit er bed ne gavas jamæs léh én hé halon, péhani e oé bet perpet læn a garanté doh Doué.

Goudé bout bet diméet d'er Prince souveræn a Duringe, hi hum acquittas guet fideldæt ag hé devérieu é quevér en Eutru Doué hac é quevér hé fried; sel-mui m'hum huélé lhuelleit dirac en dud, sel-mui en hum humilié hac en hum izelle dirac Doué. Seuel e ré bamnoz aveit gobér oræson; castiein e ré hé horve dré benigenneu quer bras, ma oé obliget hé hovézour d'ou bihannat. Hé gusquemant e oé er modestan hac er simplan e ellé douguein ur Brincès ag ur

rang quen ihuél, hac en dammèd ag hé falæs e hroas ehué quênt pêl èl d'hi. Hé haranté doh er beurerion ha doh en dud affliget e oé ehué quer bras, ma vâgué un nombre bras a nehai, ha liès en ou chervigé hi-memb.

Goudé m'hé devezé hum acquittet ag hé excelciceu a zevotion hac a charité, é impléé en achimant ag en amzér é néein pé é tibun gluan aveit gusquein er beurerion.

A pe varhuas er Prince hé frièd, en intanvès santel-men, ouaidet hemb quin a uiguênd vlai, e renoncias de ol inourieu er bed aveit quemér en habid ag en Drivèd-Urh a sant Françæs; èl n'ellé quet mar-a-unan ag er brincèd hac ag er brincésèd a Duringe souffrein er splandér ag hé vertuyeu, iod hum laquas de glasque affær doh-t-hi: iod hé accusas d'hé dout dispignet mal-a-propos madeu hé frièd, hac e laras quement a nehi, ma oé bet groeit dehi colle ol hé madeu; laqueit-oé bet ér mæz ag hé falæs; anjuliet ha trettet-oé bet ér fæçon dijaugeaplan. Er Brincès humble e souffras ol quement-cé hemb hum glêmme hac e hroas cannein en *Te Deum* aveit trugairéquat en Eutru Doué. Nezé hi hum dennas én un ty bihan, é péh léh é passé hé amzér én oræson, hemb sortiein nameit aveit monnet d'en ilis ha de visitein er ré clan hac affliget, péré e gonsolé bras én ur rantein dehai peb sorte chervigeu, beta gobér ou guléieu, honestat dehai, boquein d'ou deourne ha liès memb d'ou zreid.

Anfin, én ur hanàouet é oé toste en dé ma telié monnet devat Doué, hi e receuas hé Sacremanteu dehuéhan guet un devotion extraordinær, ha ne arsàuas, goudé quement-cé, a gouze a Zoué, nameit ér momand ma rantas dehou hé sperèd eurus. Merhuel e ras er blai deuzêc cand unan-ha-tregond, d'en ouaid a buar blai ar-n-uiguênd.

Hé horve, gusquet guet en habid ag en Drivèd-Urh a Benigen, e oé bet interret é ilis en hospital, hé doé groeit hi-memb seuel. En interremant e oé bet groeit guet en ol solannité déliet d'ur Brincès quer bras ha quer santel.

Er miracleu caër e hroas en Eutru Doué dré hé intercession e ingageas er Pab Gregoër nàuvèd d'hé disclærien Santès puar blai arlerh hé marhue. Er blai arlerh en Arhescob a Vayance e sàuas er horve santel ag é vé aveit en exposein én ul léh inouraploh, hac en Ampeleur, péhani e assisté ér

cérémoni-zé, e laquas ur gourôn eur ar bèn er Santès. En tri croaidur hé doé, en doé bet ehué er gonsolation de vout presant ér solannité vras-cé ha d'ou dout bet ul loden vras é gloër ha triomfle ou mam eurus. Un nombre quer bras a Brincèd, a Escobèd hac ur foul quer bras a boble hum rantas aveit er solannité, ma assurer en hum gavas inou open deu gand mil dén. Er reléguen e oé bet laqueit én ur vouistre argand aleuret, ar en autær, ér memb ilis ma oé bet interret er borve santel.

## RÉFLEXION.

Ne zeliamb quet bout souéhet é huélet ér bed-men er ré juste affliget hac er ré fal eurus. Er ré fal e huélér liès é creis er brospérité hac én abondance a bep-tra : Doué e bermette ma jouisseint ag en eurustet tamporel-cé, aveit ou recompancein a certæn œvreu mad ou devé groeit ; èl ne veint quet recompancet ér bed aral, é recenant ou recompance ér bed-men.

Er ré juste, é contrel, e zou liès affliget ha persecutet durant ou buhé, dré en arben ne falle quet d'ou Zad ag en nean rein dehai pligeadurieu en doar, péré ou laquehé én dangér a golle madeu en nean.

Mæs ur changemant bras e vou un dé : aveit en dud fal hac hemb fé en dès bet hum rejouisset durant ou buhé, un dristedigueah éternel e héliou er joé-cé ag ur momand ; mæs er ré juste péré en dès bet bihuet ér souffranceu, Doué ou goalhou ag ur joé péhani n'achihuou jamæs. Ret-é absolumant souffrein ér bed-men pé ér bed aral.

---

*En uiguéndvéd dé a vis Calan-gouyan.*

## SANT FÉLIX A VALOIS.

En Sant-men, guenédicg a France hac ag er famille royal, én amzér ne oé hoah nameit croaidur, e ras mercheu og é santeleah de zonnet, hac é spécial ag ur garanté admirable doh en dud peur hac affliget : rac custum en doé de hoarne lod ag en treu gùellan e vezé cherviget dehou doh taul, aveit ou rein d'er vugalégueu peur ; mar-a-huéh é tibusquas ehué lod ag é zillad aveit ou rein dehai, hac obtenein

e ras er vuhé aveit ur hriminel, én ur assurein penaus en dén-cé, péhani e oé bet ur multrér, en devehé bet conduyet ur vuhé santel bras, er péh hum gavas de vout gùir.

Félix, goudé en dout tremeinet é youancquis én excelcice ag er vertuyeu, e broas er chonge d'hum dennein én un deserh aveit hum rein ol inou d'en oræson; mæs èl ma ellé bout én gorto a vout Roué un dé, rac ma oé unan ag en hériterion tostan ag er gourôn, ean e gueméras en Urheu sacret quênt monnet d'en deserh, aveit mirèt ne vehé bet deit de changeiu a résolution ha ne vehé bet obliget de vontein ar en trôn. É vuhe én deserh e oé bet ruste ha mortefiet bras; mæs, é creis é benigen, é galon e danboué un doustér délicius dré en abondance ag er honsolationeu a ziarhlué.

Én gorto-oé a achihue é vohé én deserh-cé, hac é ol hoant e oé bihuein ha merhuel dishanàuet guet en dud; mæs en Eutru Doué en doé un intantion aral ar nehou. Un Doctor youancq a Baris, hanhuet Yehan a Vatha, ar er péh en doé clenet a vertu sant Felix, e yas d'er havouet d'é zeserh hac e houlennas chomme guet-ou. Bihuet ou doé assamble avel deu æl, én ur grèd hac én ur garanté vras doh Doué.

Un nebedicg amzér arlerh sant Yehan a Vatha e zisclærias dehou ur vision en doé bet én é overen quetan, hac en inspiration e santé perpet de labourat aveit rédamption er sclavèd. Sant Félix, ag é du, e assuras de sant Yehan a Vatha é oé volanté Doué m'ou devehé bet commancet un œvre quer mad; ha rac-cé ind e chongeas a barfæt én ol moyandeu d'accomplissein ou dessein. Ind e yas de Rome, é péh léh er Pab Innoçant trivèd e gavas mad ou urh, hanhuet *Urh en Drindèd santel*, pé *Urh Rédamption er sclavèd*, péhani e zou quen avantajus d'er grechénion péré hum gave é sclavage édan berh en huguenaudèd. Quentéh arlerh ind e sàuas ur houvand hanhuet Cerfroi, péhani e sellér èl en hani principal ag en Urh.

Ér houvand-cé é receuas sant Félix, quênt merhuel, ur faveur particuliér guet er Huérhiès santel. En noz quênt gouil gannedigueah er Huérhiès Vari, quênt ma oé arrihue er venéh én ilis aveit cannein en office, Félix, én ur antréein ér hœur, e huélas inou er Huérhiès Vari, guet un nombre bras a Æléd én dro dehi, péré e ganné ur musique mêlodius;

unan a nehai en avertissas ag en dé ag é varhue eurus, péhani e arrihoas er blai deuzêc cand deuzêc, én huéhvèd blai ha puar uiguênd ag é ouaid.

## RÉFLEXION.

Sant Félix, goudé en dout queméret er résolution de renoncein de hloër er bed, e feahas guet ur hourage dalhable ol er péh e ellé en distroein ag é résolution. Nen dé quet erhoalh quemér résolutioneu mad ha santel, ret-é ou laquat é pratique, ret-é bout ferme ha dalhable én é résolutioneu.

Goudé m'hou pou queméret er résolution d'hum rein de Zoué, aveit arreste en dibarfection ag hou calon, consideret penaus biscoah nen d'oh bet eurussoh na coutantoh aveit a pe hoès bet cherviget Doué guet grèd ha devotion; hou péet chonge ag eu dareu a zevotion e scùilloh ér hommancemant ag hou conversion; ha nen dé gùir penaus en ou dès reit d'oh muyoh a goutantemant aveit n'hou poé cavet abad en ol amzér ag hou tisordreu. Groeit ehué réflexion ar er rebreicheu cruel ag hou couciance bac ar er scont terrible guet péhani é hoèh bet tourmantet durant ma vihuoh ér péhèd. Perac enta é venneboh-hui arsàue a chervigein Doué, p'en dé gùir en e hoès bihuet quer coutant én amzér é péhani en er chervigeoh a galon? Perac retourne édan sclavage en diaul, é péhani ne hoès bet cavet na peah na repos erbet a gouciance?

---

## *En unan-ar-n-uiguênd a vis Calan-gouyan.*

## PRESANTATION ER HUÉRHIÈS VARI ÉN TAMPLE.

EN Ilis én dé-men e inoure Presantation er Huérhiès glorius Vari én tample, de larèt-é, en offrand solannel e broas er Huérhiès santel de Zoué ag hé halon, ag hé sperèd, ag hé horve hac a ol puissanceu hé inean, ér fæçon parfættan hac inouraplan e oé bet jamæs aveit en Eutru Doué.

Santès Anna ha sant Joachim, doh bum huélet ouaidet hac hemb croaidur erbet, e hratas de Zoué penaus, mar pligé guet-ou rein dehai ur hroaidur, en ou devehé er honsacret d'er chervigein én tample. Doué, péhani e fallé dehou ma vehé bet peb-tra miraclus én hani en doé destinet a ol

éternité aveit bout Mam de Salvér er bed, e cheleuas doh ou feden hac e ras dehai er hroaidur eurus, er verleuen-cé quen desiret, péhani e zelié rein d'emb en heaul a justice aveit hun tennein a dihoéldæt er péhèd.

Quentéh èl ma oé deit er Huérhiès santel d'en ouaid a dri blai, sant Joachim ha santès Anna hum huélas obliget d'accomplissein ou rô, hac e gassas ou merh santel d'en tample. Él m'hé doé deja, dré ur græce particuliér, en usage a ræson ha ma oé instruget dré er Sperèd-Santel, hi e hanàué er gonséquance ag er cérémoni santel-zé : ha péh sourci n'hé doé-hi bet d'hum rantein agréable d'é Vajesté divin!

Na caërret-oé bet er cérémoni-cé! Guet péh joé ne oé bet receuet en offrand-cé! Air, modesti hac ol extérior er verhicg vihan-cé, én un antréein én tample, e hroas, emé sant Ambroès, admiration en dud hac en Ælèd; mæs nac agréaplet e oé bet de Zoué en dispositioneu hac er santimanteu ag hé halon! Nac agréaplet e oé bet de Zoué er santimanteu a religion, a respet hac a hanàuedigueah-vad, hac en nerh a garanté ag er galon vras-cé, ag en inean santel-zé! Na préciusset e oé bet er sacrefice, en offrand-cé e hroé d'hé Hronéour er barfættan hac er santellan merh e oé bet jamæs, santefiet ag er betan momant ag hé buhé, santelloh hé hunan én dé ma oé gannet, aveit ol er Sænt én ær ag ou marhue, revé en Tadeu santel ag en Ilis; mæs er péh e rantas er Bresantation-zé én tample préciussoh hoah, e oé bet er rô a huerhtæt e hroas er Huérhiès santel én dé-cé, sacrefice bras ha courajus, a béhani ne oé bet gùélet example erbet hoah beta nezé.

Sant Joachim ha santès Anna e zistroas d'ou hér hac e lausquas er Huérhiès santel én tample aveit gobér er chervige e jaugé doh-t-hi; chomme e ras inou, él léh e oé destinet d'er gùerhiésèd, bet en ouaid a buemzêc vlai, ma oé bet diméet de sant Jojeb aveit accomplissein er brassan ag er mystérieu, aveit bout un tample bihue é péhani é telié gobér é zemeurance er Verbe éternel, Rédamptour er bed. Doué, péhani en doé destinet dehi er priéd pur-cé, en doé ean donæzonet ag ur burtæt parfæt; hac er Huérhiès ne gousantas hé dout-ean aveit priéd, nameit arlerh ma oé bet assuret penaus ma telié er memb rô a huerhtæt bout el liam

ag ou alliance hac en orlemant caërran ha principallan ag ou friédereah.

Durant ma chommas er Huérhiès Vari én tample, hi e dremeiné en darne-muihan ag en dé é presantein de Zoué en desirieu ag hé halon, hac én ur offrein dehou hemb cesse sacreficeu a vêlodi, agréaploh ha préciussoh hilleih aveit ol sacreficeu el lésen ancién. Comprenamb, mar dé possible, er grèd ag hé oræsoneu hac er vrastet ag en tan divin e abrasé hé halon él léh santel-ré. Nen dès nameit er speredeu ag en nean, testeu ordinær ag hé grèd berhuidant, péré e elléhé comprenein er santeleah ag hé méditationeu, en excellance ag hé hontamplationeu hac er bris ag en nombre hemb fin-ré a acteu ag en ihuellan vertuyeu, péré e hroas hé occupation ordinær durant en uinêc vlai ma oé bet én tample.

## RÉFLEXION.

Er Huérhiès Vari hum ra hac hum offre de chervige Doué d'en ouaid a dri blai. Eurus er vugalé péré e gommance chervigein Doué a drebi ou hetan youancquis, rac Doué hum rei ol dehai; quêrhèt e reint guet joé én hènt ag é hourhemeneu hac avance e reint a vertu de vertu!

*Eile Réflexion.* Mari e ra én dé-men de Zoué en offrand a ol er péh hé dès; hum rein e ra aquêrh. A pe offret hou calon de Zoué, ha hui er groa hemb partage erbet? Ne falle d'oh-hui marcé partagein hou calon étré Doué hac er bed?

*Tairvèd Réflexion.* Eit mad-é en hum gonsacre Mari de chervige Doué. Hum bresantet hac hum offret e hoès mar-a-hueh de chervige Doué; mæs, paressus ha difidel ma oh, péh quer bean en e hoès hui scùéhet é chervigein ur Mæstre quer mad! Péh quer bean en e hoès-hui torret er promesseu hou poé groeit dehou!

Guérhiès santel, presantet-mé hinihue d'hou Mab adorable; mem brassan desir-é bout ol dehou de jamæs ha bet er fin a mem buhé. Hanhouet e ran, ô men Doué! penaus en e mès rai zaléet ag hum rein d'ur Mæstre quen douce ha quer mad; mæs hinihue é offren d'oh me halon, me horve ha me inean, er péh e mès hac er péh e ellan, aveit hou chervigein hac hou mêlein durant en amsér hac én éternité.



## *En eile dé ar-n-uiguènd a vis Calan-gouyan.*

## SANTÈS CECILE, GUÉRHIÈS HA MARTYRÈS.

ER Santès-men, guenédicg a Rome ha sàuet a dud a noblance, e vihuas avel un æl én hé youancquis. Perpet en hé devezé guet-hi en aviél aveit hé dout gòel er chonge a bratiquein er réglenneu santel e zou én-on; hac hé haranté vras doh Jesus-Chrouist e hroas debi quemér er résolution de chomme perpet gùérhiès. Neoah, èl m'en doé un Eutru youancq ha pihuicq, hanhoet Valérien, pébani e oé hoah payan, hé goulennet aveit prièd, hé hérènt hé gratas dehou. A pe gleuas quement-cé, hi e hroas hé fossible aveit dislaret hé hérènt; mæs èl ne oé moyand erbet d'ou refuse, hi e laquas én hé chonge d'hé dout recour doh Doué: yune e ras en tri dé quênt en ærèd, én ur zouguein ur cilice ruste hac én un dremeine en darne-muiban ag hé amzér én oræson; ne arsàué a bedein Jesus-Chrouist de hoarne dehi hé gùerhtæt, én ul larèt, guet ul lod caër a zareu: *gout e ret, me Salvér, penaus en e mès groeit d'oh er sacréfice a me halon hac a me horve, hac é falle d'em hérènt men dimèein de Valérien; ran-é d'oh, men Doué ol-buissant, allumein én é galon ur flamme quer pur èl en hani e hoès allumet ém halon-mé.* Ur beden quer gredus e oé bet cheleuet guet Doué. Hé ÆEl mad e apparissas dehi, hac e assuras dehi penaus é vehé bet perpet en dihuennour ag hé gùerhtæt, hac en hé devehé bet cavet un eile dihuennour é Valérien.

Noz en ærèd, Cecile e laras d'hé friéd nebué, guet un air gracius: *ur segrèd bras e mès, Eutru, de larèt d'oh: Doué en dès reit d'eign un ÆEl eit dihuennour a men gùerhtæt; mar d'oh coutant, me vou perpet gùérhiès, ha hui e santou hui éhué protection particuliér er memb ÆEl.* Valérien e rescondas dehi: *mar d'on eurus assès aveit gùélet en ÆEl, hui e gavou én-an un eile dihuennour; me bromette d'oh en hum rantein crechén.* -- *Er gùélèt e rehet*, emé-hi dehou; *mæs ret-é aguènt credein é Jesus-Chrouist ha receu er Vadiènt.* Ne dardas quet nehou a monnet de gavouet er Pab Urbain, pébani, goudé en dout en instruget ar er mystérieu ag er religion, er badéas. Valérien, goudé en dout distroeit d'er guér, e antréas é

cambre é brièd ; hé gùélet e ras inou én oræson, hac étal d'hi un ÆEl é forme un dén youancq, caërroh aveit en heaul. Ravisset dré er vision-cé, ean e vihuas guet-hi ér pratique ag er vertuyeu brassan hac én excelcice ag en œvreu a charité. Cecile, un nebedicg amzér arlerh, e gonvertissas ehué Tiburce, hé brerêg, hac un offiçour hanhuet Maxime. Devotion Valérien e oé lieinnein hac interrein corveu er Vartyrèd durant en amzér ag er bersécution ha consolein er grechénion ér prisouieu ; én excelciceu-zé a garanté é oé bet arrestet, avel crechén, hac é véritas er gourôn a vartyr, querclours èl Tiburce ha Maxime.

Cecile, én or gomprenein erhat penaus ne vehé quet bet hi-memb lausquet pêl-amzér é peah, e huerhas hé madeu hac e rannas en argand a nehai étré er beurerion. En tyrant Almaque ne vanquas quet, én effèd, a hobér hé arrestein, hac hé hondannas de vout dibennet. Er Pab Urbain e zas d'hé gùélet én hé frison, hac én occasion-zé er Santès er pedas d'hobér un ilis ag hé zy. Hé martyr e arrihuas er blai deu gand tregond.

Laret-é é buhé santès Cecile penaus m'hum chervigé a instrumanteu a vusique aveit cannein mêlodi de Zoué ; hac ehué er musiciénèd en dès hé heméret eit patromès.

## RÉFLEXION.

O péguement é vérite bout respettet er ré e gâre hac e hoarne er burtæt, a p'en da en ÆElèd ind-memb de zihuen ou gùerhtæt ! Na brasset péherion-é enta er ré e dante er Gùérhiésèd hac ou solite d'er péhèd ! Na malheurusset ind-i é hobér èl-cé michér en diaul hac é chervigein dehou d'instrumant infâme aveit colle en ineaneu !

*Eile Réflexion.* Santès Cecile en dès bet reit hé buhé de Zoué, hé madeu d'er beurerion hac hé zy aveit gobér un ilis ; n'hé dès èl cé lausquet nitra dehi ar hé lerh ar en doar. Petra e gasseint-i guet-hai d'er bed aral er ré e lausque ér bed men ar ou lerh calz a dyér, a zoareu, ha trézorieu bras guet péré, én ur hobér a nehai un implé mad, eu ou devehé bet guellet gounit ur ranteleah éternel ? Petra e yei d'ou hélie én ær ag ou marhue ? ou féhedeu, péré e rei dehai santein ur beuranté, un dristedigueah hac ur visér diremæd.

## *En drivèd dé ar-n-uiguênd a vis Calan-gouyan.*

## SANT CLÉMANT, PAB HA MARTYR.

Er Sant-men, mab de Faustin, e oé guenédicg a Rome, hac e oé bet er buarvèd Viquêl de Jesus-Chrouist ar en doar. Goudé bout bet disciple d'en Apostolèd sant Pierre ha sant Paul, ean e zas de vout er hompagnon ag ou labourieu apostolique. Ne fehér quet larèt en nombre bras a gonversionen e hroas; é siance hac é loquance extraordinær, é zoustér admirable hac é vertuyeu caër e rantas perpet puissant hac effédus er grèd berhuidant en doé aveit salvedigueah en ineaneu.

Goudé martyr er Pab sant Clet, é oé bet choéget aveit conduie en Ilis èl en hani e vérité hac e oé capaplan de zerhel ur gargue quen ihuél. Hé honduie e ras, én effèd, guet quemen[illegible] avistet, ma cresquas bras er religion é Rome hac ér b[illegible]u pêllan ag er bed.

En Ampeleur Trajan, dré solit ministrèd en idolèd, e ordrénas en divroein hac er hasse de Guersonès. Er Pab santel e gavàs inou deu vil crechén divroet aveit er fé ha condannet de dennein mein-marbre ag er meingléieu; ou honsolein e ras én ou affliction, hac ou secour e ras én ou necessité. Én ur remerquein penaus, é creis ou labourieu ruste ha poénius bras, é oènt contraignet d'andur ur séhet cruel dré en diovérdæt a zeur, sant Clemant hum adressas doh Doué hac er pedas de sellet a druhé doh é boble; n'en doé quet achibuet mad é beden, ma cavas ur vamèn deur bihue péhani e ras ur soulagemant bras d'el labourision gueih-cé ha d'en ol dud a ziardro. Er bayanèd ag er hartér, souéhet é huélet ur burhud quer caër, e gommanças ou dout aveit-ou ur respet bras.

Pourfitein e ras ag en dispositioneu-zé aveit perdègue er fé dehaï, ha convertissein e ras un nombre bras a nehai de Zoué.

En Ampeleur, én ur gleuèt larèt penaus er bayanèd a Guersonès e hum ranté ol crechénion dré é voyand, e gassas d'inou un offiçour de béhani é ordrénas el laquat d'er marhue. En offiçour-zé e hroas en turel ér mor guet ur mein

doh é hongue. É vartyr eurus e arrihuas ardro cand vlai ar-lerh donnedigueah hur Salvér. Dré bermission Doué, er mor hum dennas ardran bet el léh é péhani é oé bet taulet er Sant. Ol er boble e yas betac inou aveit en dout er gonsolation de huélet ha de bedein er Martyr santel. É gorve e oé bet douguet goudé de Rome, é péh léh é ma inouret én un ilis sàuet én é hanhue.

## RÉFLEXION.

Un Ampeleur payan e gasse ér mæz ag é vro sant Clemant, guet eune nen devehé bet cresquet dré é voyand en nombre ag er grechénion; ha justemant dré en divroemant-cé, é ta er religion de driomflein ha de gresquein muyoh aveit biscoah. Guet a vurhudeu ne hroas sant Clemant él léh ag é zivroemant! Nen devehé bet jamæs martezé groeit quement a viracleu nac a gonversioneu, pe vehé bet chommet é Rome. Èl-cé-é é ta Doué de drompein faus avistet en dud.

Peb-tra e secoure doh pourfit hac avantage er ré e gâre Doué; receuamb enta a galon vad, ha guet resignation, er péh e bermette Doué ma arrihuou guet-n-emb, en droug èl er mad, er malheur èl er bonheur.

Doué e bermette ma vé er ré juste persecutet, affliget hac humiliet; mæs ag en humiliationeu-zé-é é tenne é hloër hac hani é serviterion. Ne vehé quet a vartyrèd pe ne vehé quet a dyrantèd. Ma ne arrihue poén nac affliction erbet guet-n-emb, penaus é ellehemb-ni pratiquein er vertu a batiantæt? Gortamb, patiantamb un nebedicg, ha ni e houyou en obligation hun nès d'er ré e ra d'emb occasion de souffrein ér bed-men.

---

### *Er buarvèd dé ar-n-uiguénd a vis Calan-gouyan.*

## SANT BIHUI, BÉLÊG HA MARTYR.

Èl ne gavér nitra sclær a zivout buhé sant Bihui, péhani e inourér èl patrom ag er barræs e zougue é hanhue, é canton Baud a escobti Guénèd, ni hum goulantou a gonze amen ag er péh e lare a nehou papérieu e oé bet cavet er blai huézèc cand nàu-ha-hantér-hand, é manér Rivilian, péhani e oé un ty a noblance ag er barræs-cé; er papérieu-cé e oé ag er blai puemzèc cand trihuéh-ha-puar-uiguénd,

revé m'en assure d'emb er Person hac er Vêlean aral ag er memb parræs, péré en dès bet sinet ol er péh e scribuamb.

Laret-é inou é oé guenédicg sant Bihui ag en Angletèr, é oé disciple de sant Gueltas, guet péhani é tas ag er vro-cé é Bretagne, hac é talhas compagnoneah dehou én ermitagicg en doé bet choéget édan ur roh, ar vorden er reuiér a Vlaouah, ér barræs-cé e zougue hinihue é hanhue. Èl ma oé bet oueit, un herradicg amzér arlerh, sant Gueltas d'é abaty a Rheuys, a béhani en en doé perpet ur sourci particulièr, é tas ehué d'er memb termein er Person ag er barræs-cé de verhuel, ha quentéh en noblance hac ol en dud ag er vro e houlennas guet Escob Güénèd sant Bihui, péhani e oé chommet én ermitagicg-cé arlerh sant Gueltas é væstre, aveit bout ou Person, ha quentéh é oé bet reit dehai ou goulen.

Sant Bihui e oé ur bugul sourciable, péhani hum acquitté mad ag é ol devérieu. Inouret en doé ean ehué en Eutru Doué ag en donæson a viracleu, ha gùellat e ré, drès pebtra, d'en dud ha d'el lonnèd arraget. Un dé sul ma oé preste de larèt é overen, é tas ul laquès d'en Eutru péhani e chommé toste d'inou, mæs a vès-parræs, de larèt dehou en er goulenné é væstre de zonnet a bresse de huellat d'é châs, péré e oé ol arraget en noz quênt, ha penaus nen doé quet zehou de dardein. Sant Bihui e rescondas é oé requis dehou quetan tout larèt é overen d'er bobie e oé inou doh hé gortoz; mæs é vehé bet oueit quentéh arlerh de gavonet é væstre. Er bonzeu-cé ne bligeas quet d'el laquès-hont, péhani, én ur vlasfémein, e laras hoah dehou penaus mar manquezé a zonnet, é vehé bet deit é væstre d'er blasque hac en en devehé bet groeit dehou quêrhet. En Eutru Doué emé er Sant hoah, e zou er hetan de vout cherviget; èl-cé n'hum laquein quet én hènt bet que n'em bou achihuet me office ag en ilis; nezé ehué abon m'hum rantou é ty hou mæstre. El laquès-cé e yas é fal imur de gavonet é Eutru, e zisclærias dehou penaus nen doé quet prezet er menah donnet, hac é laras, hoah é gueu, quement a dreu ag er Sant, ma laquas é Eutru é furi énep dehou, ha ma tas hennen, én é vrassan colér, guet hilleih a fal laquésion aral, d'er bavouet d'é ilis memb, é péh léh en er bavas doh en autær é achihue é overen. Hemb respet erbet aveit el léh

santel nac aveit er sacrefice adorable ag en overen, ean e ziscarguss ag é ol nerh un taul coutelas ar é bèn, hac hum dennas nezé, én ul lezel é goutelas plantet é pèn er Sant. Én ur arrihue én é vanér, é châs hac ol é lonnèd arraget, péré e oé sortiet ag el léh é péhani é oènt bet dalhet, hum daulas ar nehou hac el labas, ean hac é laquésion péré e glasquas en dihuen.

Én attretant, sant Bihui e achihuas é overen, guet er goutelas én é bèn, e broas un instruction gaër d'é boble hac e laras dehai é hé de Rheuys de gavouet é væstre cåret sant Gueltas, aveit goulenne guet-ou é vénédiction quênt merbuel. Quentéh en hum laquas én hènt hac é oé bet héliet dré ol er ré e oé én ilis. P'en doé gouyet quement-cé er ré e oé ér guér, ind e yas ehué ar é lerh aveit ou dout é vénédiction, hac er havas arrestet étal er hoêd a Lanvaus, é parræs Pleuignér, é péh léh é passas en noz guet-hai é pedein Doué ha doh ou instrugein.

En trenoz ean e gontinuas é hènt bet er mor a Vaden; ha goudé en dout trézet er Morbihan, e yas de zoarein é Rheuys. Inou, arlerh en dout disclæriet d'é barræsiénèd penaus nen doé mui meit un ær de vihuein, ean ou ingageas d'ou dout chonge attàu ag en avisen mad en doé reit dehai durant ma oé bet ou ferson, de bedein Doué aveit-ou, hac e bratas dehai penaus, mar en devezé bet cavet græce dirac Doué, en eu devehé-ean bet ehué pedet eit-hai, hac é vehé bet ou avocad de jamæs. Nezé en hum laquas arré én hènt aveit monnet bet er houvand é péhani é oé sant Gueltas é larèt gosperen. Quentéh èl ma houyas en Abad santel é té sant Bihui, ean e yas guet é venéh ar é arben, ér mæs ag en ilis, bet el léh é péhani é hès hoah hinihue en dé ur groéz hanhuet Croéz sant Bihui, é péh andret é larér ér vro é houlennas sant Bihui é vénédiction guet sant Gueltas, hac é rantas é inean eurus de Zoué. N'ellér quet larèt péh quer bras oé bet anquin é barræsiénèd, péré e scùillas ol dareu én abondance én ur golle ur bugul quer mad.

Interret-oé bet én ilis ag er houvand, é péh léh é huélér hoah é vé toste de ré sant Félix ha sant Goustan. É bèn e zou é ilis Pleuignér é escobti Gùénèd. Ilis Bihui en dès ehué er bonheur, a houdé open uiguênd vlai-zou, d'hé dout ul loden ag er memb pèn.

## RÉFLEXION.

Na caërret ur rescond en doé groeit sant Bihui d'el laquès-hont e oé bet deit d'er hiasque de zonnet de huellat de châs é Eutru, péré e oé arraget! Doué-é, em'ean, er hetan de vout cherviget; arlerh m'em bou laret me overen, me yei de gavouet hou ç'Eutru; mæs na disterret-é en nombre ag er ré e gonse ha, drès peb-tra, e hroa ér fæçon-zé hinihue en dé! El lod muihan, allas! ag en dud, én amzérmen, e lausque en Eutru Doué, é lezen, é hourhemeneu hac ou devérieu principallan a costé, aveit hélie lezenneu fal, aveit bihuein revé modeu ha custumeu fal er bed, ha dré guement-cé e hum golle, pé e bélla a baseu bras doh ranteleah en nean. Héliamb enta example sant Bihui; groamb él d'ou, mar falle d'emb arrihue ér memb recompance guet-ou.

---

*Er buemvèd dé ar-n-uiguênd a vis Calan-gouyan.*

## SANTÈS CATHELIN, GUÉRHIÈS HA MARTYRÈS.

SANTÈS CATHELIN, sàuet a unan ag er familleu quetan ag er guér a Alexandrie, e hroé admiration en dud abil ag hé amzér, hac e oé inouraploh hoah dré hé devotion hac hé vertuyeu, aveit ne oé dré hé sperèd hac hé siance.

Er Santès-men e santé hé halon trézet guet glahar é huélet er grueldæt guet péhani é vezé tourmantet er grechénion én amzér-zé a bersécution, hac e chongé dré béh moyand é vehé bet guellet remædein d'un droug quer bras. Pousset anfin dré ur hourage e ellé Doué hemb quin inspirein, hi e yas hi-memb de gavouet en ampeleur Maximin, aveit represantein dehou innoçance er grechénion; conze e ras dehou ag er religion a grechéneah hac ag en necessité ag er fé aveit bout salvet, hac er prouvein e ras dré ræsonieu quer crihue, ma chommas en Ampeleur souéhet bras, hemb larèt guir, nameit ma laras dehi en en devehé hé cheleuet ur buéh aral ar er poënd-cé.

Maximin e ordrénas clasque hemb tardein en abillan doctorèd ha philosophèd ag er vro, aveit disputal doh santès Cathelin, aveit cavouet er moyand d'hé obligein d'adorein douéèd er ranteleah. Er Santès hum breparas d'en disput-zé

dré en oræson, hac e rescondas guet un abiltæt avieet hac admirable d'en ol ræsonieu e guenigué debi er philosophèd-hont; distrugein e ras ou difficultéieu guet ul loquance extraordinær; prouvein e ras dehai mystérieu er fé guet quement a nerh hac én ur fæçon quer sclær, ma tigueorezant ol ou deulegad d'hé sclærder, én ur avouéein é oènt feabet, ha ma tisclæriezant publiquemant en hum rantènt crechénion, ha goudé ind e souffras er martyr aveit er fé.

En Ampeleur e chommas perpet aburtet, e laquas er Santès ér prison, hac e hroas preparein ur rod horrible, goarnisset guet tacheu ha broudeu luêm, aveit dispen hé horve; mæs, dré bermission Doué, a pe vennas er vourreàuïon tourmantein er Santès én ur fæçon quer cruel ha quen injuste, en instrumant cé e dorras hac e vrehonnas. En tyrant, é furi, e ordrénas ér fin dibennein er Santès vras-men, péhani, goudé bout bet er burbud ag hé amzér, e souffras guet ur hourage extraordinær er martyr d'en ouaid a nandêc vlai, ardro er blai tri hand nàu.

En Eutru Doué e bermettas m'en doé bet en tyrant-cé ur hlinhuèd estrange: santein e ré én é vampreu un tan intérior péhani en devoré, ér fæçon n'en doé mui meit en isquerne hac er brouhed, ha merhuel e ras èl-cé misérablemant.

Er Grechénion péré e huannadé édan yâu cruel er Sarrazinèd én Egypte, e zizolas, ardro er blai eih cand, corve santès Cathelin. Menéh ag ur houvand en doé groeit seuel santès Hélèn ar er manné Sinaï, én Arabie, en douguas d'ou zy aveit er pihuiquat dré en trézor précius-cé. Dehuéhatoh é tas de Rouan, é Normandie, Siméon, menah a Sinaï, péhani e zegassas guet-ou lod a relégueu er Santès-men, hac ou lausquas ér guér-cé. Goarne e rér hoah é ilis couvand er manné Sinaï el lod muihan a relégueu er Vartyrès santelmen.

## RÉFLEXION.

Er philosophèd payan e fallé dehai laquat santès Cathelin de zivarchein diar el lézen vad; mæs er Santès e bedas Doué de rein sclærdér dehai; ou instrugein e ras guet avistet, hac ol en ou honvertissas. Mar dehé unan-benac d'hou ç'ingagein d'hobér un droug benac, ne pas bemb quin ne heliet quet é fal solit, mæs avertisset-ean guet avistet, ha pedet Doué de rein dehou er sclærdér hac er græce d'hanàouet é faute.

*En huéhvèd dè ar-n-uiguènd a vis Calan-gouyan.*

## SANT CHRYSOGON, MARTYR.

SANT CHRYSOGÔN e gonduyé é Rome ur vubé devot hac examplus bras én amzér a bersécution en ampeleur Dioclétien. Nen doé dougeance erbet ag en tourmanteu, ha disposet-oé d'ou souffrein a p'en devehé bet pliget guet Doué; gobér e ré publiquemant profession ag er fe a grechéneah, ha ne cessé a visitein er grechénion aveit ou honsolein hac ou soulagein én ou affliction.

A pe houyas er Prefæt a Rome quement-cé, ean e hroas en arrestein hac el laquat én ur prison péhani e oé læn a grechénion dalhet aveit er memb ræson guet-ou. Chrysogôn, dré é gonzeu mad ha dré é instructioneu, e gresquas courage ha grèd er brisonnerion santel-zé hac e gonvertissas d'er fé er bayanèd memb casset d'inou a gaus d'ou brimeu.

Ur voès santel, hanhuet Anasthasi, en doé bet er charité de zegasse bouit dehou én é brison durant open ur blai, er péh e hroé dehou ur soulagemant bras; mæs Anasthasi en doé ur prièd payan péhani, goudé en dout hanàuet é oé é voès crechénès, hé dalhas chairret én ur gampre én é dy hac hé zrettas èl ur sclavès. Hé brassan glahar, én hé frison, e oé rac n'hé doé quet mui nac el liberté nac er moyand de soulagein er grechénion. Cavouet e ras neoah ur moyand de scrihue ul libér de sant Chrysogôn aveit er pedein de houlenne aveit-hi guet Doué er græceu a béré en hé doé dobér én ur stad quen triste. Er Sant e rescondas dehi : *Servitourès fidel de Jesus-Chrouist, n'hou péet doutance erbet ne zai Doué d'hou secour : mélet-ean ag er façon admirable é péhani en hum gomporte en hou ç'andret; hou poénieu e zou huerhue, mæs précius-ind, a p'en dint mercheu ag é garanté aveit oh; quênt pêl é vehet mæstrès ag hou madeu, ha nezé é vehet ér stad d'assistein er grechénion affliget aveit caus en Eutru Doué, hac é véritehet, dré ur garanté tamporel, ur recompance péhani n'hé devou fin erbet.*

Er rescond men e gousolas Anasthasi hac e hroas dehi souffrein hé foén, ne pas hemb quin guet patiantæt, mæs guet joé memb. Er péh en doé scrihuet Chrysogôn dehi e ar-

vihuse. Hé friéd, én ur verhuel un nebedicg goudé, hé laus-quas él liberté d'excelcein mui aveit biscoah en œvreu a charité e bligé quement dehi, ha méritein e ras dré-zé receu er gourôn a vartyr.

Er brud ag er honversioneu e broé perpet Chrysogôn én é brison, e yas anfin bet en ampeleur Dioclétien, hac en tyrant-cé e hroas en dibennein er blai tri hand tri.

Taulet-oé bet é gorve ér mor; mæs Zoïl, bélêg devot bras, er havas deu zé arlerh ar en aud, hac en interras guet hilleih a respet. Ur mis arlerh é apparissas sant Chrysogôn de Zoïl, hac é assuras dehou en en devehé bet receuet quênt pêl er recompance ag é garanté hac a é œvreu mad.

## RÉFLEXION.

Doué e za de hanàouet ha de recompancein quement mad e hroamb aveit-ou; er Sænt ehué e houie grat-vad d'er ré e hroa vad dehai. Chrysogôn, én é vuhé, e bedas Doué aveit Anasthasi a balamor m'hé doé er soulaget én é brison, hac hé honsolein e ras én amzér ma oé hi-memb é prison; arlerh é varhue hoah, ean e apparissas de Zoïl, hac en trugairé-quas ag en dout interret é gorve. En hanàuedigueah-vad aveit er mad hac er chervigeu receuet e zou quen naturel, ma credehemb bout tud ingrat pé vanquehemb a drugairéquat un dén péhani en devehé groeit ur vad benac aveit omb, pé rantet ur chervige benac d'emb. Mæs ha ni e zou quer soi-gnus a drugairéquat en Eutru Doué ag é hræceu? Pet græce hun nès-ni bet receuet guet-ou hemb n'hun nès martezé chonget ag en trugairéquat?

En ingratitud e zisséhe er vamen ag er græceu ag en nean. Èl m'en dé trugairéquat Doué ag ur græce, e zou méritein un eile, manquein ag en trugairéquat ag er faveurieu e re-cenér guet-ou e zou hum rantein indigne a receu réral goudé.

---

*Er seihuèd dé ar-n-uiguênd a vis Calan-gouyan.*

## SANT MAXIME, ESCOB.

En Sant-men, goudé bout bet dessàuet a vihannicg avel ur gùir grechén, e gresquas perpet é peb sorte vertuyeu a

vesul ma cresqué ehué én ouaid. Én é youancquis hae én ouaid é péhani é ma diæz feahein fal inclinationeu en natur corromplet, Maxime hum rantas mæstre ag é ré, e hoarnas é innoçance hac ur burtæt vras, ha peb-unan e admiré en doustér, er vodesti hac er barfection e remerquènt én é ol gomportemant. Cârein bras e ré er studi; mæs moyoh é câré hoah salvedigueah é inean, er péh e hroé dehou passein bamdé mar-a-ær én oræson. É oé ér bed, hemb bout ag er bed; ne istimé nitra inourieu er bed, na pligeadurieu er vuhé, na madeu en doar.

Goudé en dout bihuet un nebedicg amzér én é dy avel én un ermitage, ean e rannas é vadeu étré er beurerion hac hum rantas menah é couvand Lérin, é Provance. Inou ean e gavas er moyand de goutantein en inclination vras en doé aveit er morteficationeu hac en oræson, hac e gonduyas ur vuhé quer parfæt ma tas é verdér, a béré en hum sellé èl en dehuéhan, d'er sellet avel ou mæstre ér vuhé spirituel. Goudé ma oé bet laqueit sant Honorat, Abad ag er houvand-cé, de vout Escob ér guér a Arle, é oé bet choéget Maxime aveit bout Abad én é léh, hac é conduyas é veneh guet un doustér péhani e vihanné bras er rustoni ag en Urh.

Arlerh marhue en Escob a Riez, en dud a ilis hac er boble e gassas de gouvand Lérin aveit goulenne en Abad Maxime aveit bout ou bugul. A pe gleuas er Sant quement-cé, ean e dremeinas é segret er mor aveit monnet d'en Italie, é péh léh é oé én gorto a chomme cuhet; mæs clasquet oé bet quement ma oé bet cavet. Conduyet e oé bet, én drespet dehou, d'er guér a Riez, é péh léh é oé bet receuet guet ur joé general hac é oé bet sacret Escob dré un Escob ag er Brovince. En Escob santel-men e ziscoas é oé, é güirioné, tad é boble dré er sourci bras en doé a bourvæein d'é ol dobérieu spirituel ha tamporel. Quer sourcius e oé memb de soulagein er ré peur, ma vesé laret en en doé hoant d'ou laquat ol én ou æz. Anfin, goudé bout bet sellet avel ur Sant én é vuhé, ean e varhuas avel ma varhue er Sænt, ardro er blai puar hand tri niguênd.

## REFLEXION.

ER Sant-men, én é youancquis, en doé hum santet mæstre d'é inclinationeu natorel. Ne santamb nameit rai, dré

hun expériance prope, penaus é omb sujet de billeih a fal inclinationeu, péré e ra d'emb hilleih a labour hac a boén aveit ou feahein, ha doh péré é teliamb perpet dihuen ma ne falle quet d'emb hum rantein sclavèd dehai hac hum golle guet-hai; mæs peb dén en dès ur væstrès-inclination péhani e zou er pèn-caus hac er vamen ag é fauteu: par-example, lod e zou particuliéremant douguet d'er golér, lod aral d'en orgueil; unan en dès inclination aveit en avarice, un aral e sante un douguedigueah bras aveit er gourmandis; lod e hum sante douguet d'er baillardigueah pé d'ur péhèd benac aral.

Sellet péhani-é en inclination fal de béhani é oh muihan douguet dré natur, ha groeit ol hou possible aveit hé feahein. Beah perpet én éveah doh-t-hi, èl doh er bruellan anemis e fébok hou pout. Groeit, muihan ma ellehet, er hontrel d'er péh e gonseille d'oh er fal inclination-zé; mortefiet-hi, combattet-hi, hum balforcet hui-memb; chonget penaus er vuhé-men nen dé nameit ur brézel continuel, ha penaus ne vou nameit er ré en devou bet combattet courajusemant bet er fin, e vou couronnet. Goulennet eit quement-cé guet Doué en nerh hac er hourage a béré en e hoès dobér. Ma ne ellet quet pratiquein mortefiçationeu bras, groeit ahoel mortefiçationeu bihan; groeit ag hou tu er péh e ellet, ha Doué, dré é hræce, ou secourou d'hobér er péh ne chonget quet e zou possible d'oh gobér.

Mar dé er golér-é e zou hou ç'inclination vras ha crihuan, chommet hemb larèt nitra durant ma vehet treboulet guet un teiche quen diræson; hum accustumet a nebedicgueu de gouze guet peah ha doustér; chonget penaus ne avancet quet hou labour nac hou ç'affærieu doh hum laquat é colér; mæs é contrel, ou goahat hac ou zardein.

Mar d'oh douguet particuliéremant d'en orgueil, labouret aveit donnet de vout humble; chonget én hou ç'infirmitéeu spirituel ha corporel. Petra-é hou corve, nameit doar ha corruption; hac hou ç'inean, de béh misérieu nen dé-hi sujet? Hum gonsideret a doste, hac é cavehet léh d'hum humiliein é huélet hou coanedigueah, hou fragilistæt hac en nombre bras ag hou péhedeu.

Mar dé en avarice-é e zou hou ç'inclination principal, consideret penaus, a pe chongehet bihannan, é vou ret d'oh-

quittat hou madeu ; chonget ér péh e lare er Scritur santel, pemaus er ré avaricius ne antréeint quet é ranteleah en nean, hac é veint taulet én ihuerne guet er faus pihuicq ; chonget a zastume un trézor én nean, hac hum accostumet d'hobér alézon.

Mar d'oh sujet d'en ivraignereah, chonget ér sébédigueah cruel e souffrou er meàuér ér bed-aral ; mortefiet en inclination fal-zé, én ur ziovér én hou predeu un draïc-benac e vehé d'hou couste.

Mar d'oh douguet d'er baillardigueah, consideret péh quer méhus ha péh quel lous-é er péhèd brutal-zé, péhani e sou caus de zannation quel liès a inean : pêlleit doh en occasioneu ; distroeit hou teulegad a ziar er péh e ellehé gobér effèd ar hou calon ; castiet hou corve dré ur benigen benac pé, d'er bihannan, cresquet hou labour, eit ne gavehet quet amzér de chongeal ér sorte treu-zé. Hou péet recour doh er beden, ha tosteit liès d'er Sacremanteu. Mar couste d'oh un dra benac feahein hou ç'inclination-mæstrès, ne goustou quet calz arlerh feahein er réral, ha hui e gavou nezé æz ha didorre conduie ur vuhé crechén ha parfæt.

---

## *En eihvèd dé ar-n-uiguênd a vis Calan-gouyan.*

## S. TUGDUAL pé TUAL, Escob a Dreguér.

En Sant-men, hanhuet é breton Tual, e oé a ligné er Rouanné a Vretagne. Disprisein e ras, én é youancquis, pligeadurieu hac inourieu er bed ; tremeine e ré burhut ol é amzér én ilisieu, ha tostat e ré liès d'er Sacremanteu guet un devotion examplus. Mad e oé doh en dud peur, de béré é fournissé peb-tra aveit ou bihuein hac ou gusquein ; open quément-cé en ou soutené hoah hac en ou dihuenné é peb occasion, é spécial a pe vezènt goal-auset dré er ré vras.

Aveit renoncieïn aquêrh d'er bed ha d'en inourieu, ean hum rantas menah. Ér stad-cé en en doé bet combatteu ruste de soutén énep d'er goal-sperèd, péhani en tourmantas én ur fæçon estrange dré dantationeu inemb d'er burtæt ; mæs perpet en en doé bet er victoër ar é anemisèd, dré er secour a bræce Doué, a béhani en hum ranté digne dré é bedenneu, é yunien hac é vortefications continuel.

É vuhé santel hac examplus e hroas ma oé bet laqueit de vout Abad én é gouvand. Goudé en dout hum gomportet ér gargue-cé guet hilleih a avistet hac inspiret un devotion gredus de ol é veneh, ean e choégeas deuzéc compagnon vertuus péré en doé, avel d'ou, un desir abraset de labourat aveit gloër en Eutru Doué ha salvedigneah en ineaneu. Guet-hai ean e valéas ag en eile pèn d'éguilé ag er brovince, én ur berdègue en Aviél, hac e hounias un nombre bras a dud de Zoué dré en nerh ag é berdégueu ha dré é viracleu bras, én ur rantein casi é peb léh er güélet d'er ré dal, er hleuet d'er ré bouar hac er yehaid d'er ré infirme pé affliget; hac aveit antretenein ha continuein, dré é veneh, er vad en doé commancet, ean e hroas seuel ur houvand bras é Treguér. Èl ma varhuas en Escob ag er guér-cé un nebedicg amsér arlerh, en ol dud a noblance hac er boble, d'ur memb boéh, e choégeas Tugdual én é léh. Quentéh èl ma cleuas er Sant quement-cé, aveit pèllat doh en inour, péhani en doé perpet dispriset, ean e yas d'er guér a Anger, hac a inou de Baris, aveit ma vehènt bet é tretant obliget de choége un Escob aral; mæs er Roué e hroas dehou retourne de Vretagne ar digaré un affær aral, hac er Sant e gousantas ér fin bout sacret Escob.

Er Bugul santel-men, hemb bihanuat nitra ag é benigenneu nac ag en amsér e ré a ziaguênt d'en oræson, e bratiquas hoah a nehoé hilleih a vertuyeu. É dy e oé digueor d'en ol estrangerion e oé é dobér; gobér e ré dehai daibrein doh é daul; excelcein e ré en ol œvreu a visericorde spirituel ha corporel, hac hum acqüittein e ré guet fideldæt a ol devérieu ur bugul mad. El liberté santel guet péhani é excelcé é gargue, hemb ménagein hanni a pe oé question a hloër en Eutru Doué, e zispligeas de certæn tuchentil ag er bartér, péré e ras dehou hilleih de souffrein. Anfin, goudé en dout hanhuet sant Rue*l*in aveit bout Escob én é léh ar é lerh, ean e rantas é peah é inean de Zoué, ardro er blai puemb cand puar-ha-tri-uiguênd.

## RÉFLEXION.

Sant Tugdual hac un nombre hemb fin a Sænt aral, deustou ma oé pur, innoçand ha divlam ou buhé, en dès bet pratiquet morteficationeu bras; qüitteit ou dès bet ou ma-

deu, téhet ou dès bet é raug en inourieu, renonciet ou dès bet d'en divertissemanteu, pêlleit ou dès bet doh en occasioneu dangerus; ha ni é contrel, péré e zou couciet, malheurusemant, dré guement a béhedeu, ne gâramb na ne glasquamb nameit madeu ha gloër er bed; ridêc e ramb d'en divertissemanteu; hum bligein e ramb é creis en occasioneu dangerussan, ha boah ne falle quet d'emb cleuet conze a benigen nac a vortefication. É gùirioné, n'hun nès-ni er memb Aviél guet er Sænt? Ne gredamb-ni er memb gùirionéeu? Ne espéramb-ni er memb recompance éternel? Ha chongeal e ramb-ni en en devehé bet er Sænt groeit rai aveit assurein ou salvedigueah? Ha credein e ramb-ni en ou dès hum drompet? Avouéamb enta penaus é ma ni-memb-é e hum drompe.

---

## *En nàuvèd dé ar-n-uiguênd a vis Calan-gouyan.*

## SANT SATURNIN, ESCOB HA MARTYR.

SANT SATURNIN, hanhuet ordinæremant sant Sernin, e zou unan ag en dud apostolique péré en dès bet douguet é France en trézor ag er fé ha sclærdér en aviél. Er Sant-men, én ur arrihue ér guér a Arle, e gueméras aveit compagnon ag é labourieu apostolique sant Papoul ha sant Honet, guet péré é valéas dré el Languedoc ha dré er Gascogne, én ur berdègue er fé é peb léh guet ur pourfit admirable aveit en ineaneu.

Ministrèd er faus douéèd ha darne ag er boble en arrestas ér guér a Garcassôn, hac el laquas én ur prison tihoél aveit el lezel de verhuel inou guet en dobér hac é creis er beuranté; mæs é batiantæt e zouças ou spereden, ha rac-cé ind hum goutantas ag er boutein ér mæz a guér guet en disprisance vrassan. Er Sant, læn a joé d'en dout receuet er goaldrettemant-cé, e yas d'er guér a Doulous, é péh léh é hroas é zemeurance èl Escob ag er hartér bro-cé. En Eutru Doué e scùillas ebué ur vénédiction quer bras ar é instructioneu ha perdégueu, m'en doé bet inou er gonsolation de vadéein un nombre bras a dud, de gonvertissein paud mad a bayanèd ha de seuel un ilis aveit er grechénion.

En dén apostolique-men, goudé en dout reit cargue ag

en ilis a Doulous de sant Papoul, e bartias aveit monnet de gonvertissein er boble a Bampelun, é Spagne, hac e hounias chué inou un nombre bras a ineaneu de Zoué; mæs, én ur gleuet larèt penaus ma oé bet martyriset sant Papoul, ean e sistroas arré de Doulous aveit secour ha consolein er grechénion. E bresance e hroas dehai hilleih a joé hac e arrestas un herrad fori er bayanèd; mæs ér fin en dud barbarcé hum revoltas chué inemb dehou.

Larein e rér penaus étré en ilisicg é péhani é assamblé er grechénion aveit ou instrugein hac en ty é péhani é chommé, é oé chué tample principal er bayanèd, é péhani é consultènt en diaulèd. Presance er Sant, péhani e bassé étal en tample-sé, e rantas mud en diaulèd-hont: rac-cé er bayanèd-cé e spias er momand ma passé sant Saturnin, er hemèras, er hassas én tample hac e ordrénas dehou sacrefiein d'en douéèd, pé é telié bout én gorto a golle bet en dehuéhan tapen ag é oaid. Petra e houlennet-hui guet-n-eign, e rescondas dehai er Sant guet ul liberté santel? Me adore un Doué hemb quin, ha preste-on d'hobér dehou sacreficeu a vêlation. Hou touéèd-hui nen dint nameit diaulèd: péh eune e ellehen-mé em bout a nehai, mé péhani e hroa dehai creinein, rac ma on crechén? Er rescond-cé e laquas é furi en idolatrèd, péré e hroas dehou andur ol er soufranceu e ellènt invantein. Ér fin iod er staguas doh ur hoblay arfleuet péhani er stleigeas guet quement a hærre, ma oé bet ghélet touchant arlerh er vilen ag é bèn é saillein a hep-tu hac ol é gorve é monnet a béhieu; mæs é inean, dilouyet ag hé liameu, e yas d'en nean de receu hé recompance. Goudé memb ma oé marhue, el ion counaret-cé e zalhas d'er stleigeal én ur fæçon m'hum zistaguas é vampreu, ha m'hum gavas ol er ruyeu de vout rûet dré é oaid. Dihue voès crechén e zastumas er péh ou doé guellet cavouet ag é gorve santel hac e interras er restageu précius-cé, péré e chommas ér memb andret bet amzér en ampeleur Constantin. É vartyr e arrihuas ardro er blai deu gand hantér-hand. Goarne e rér hoah é reléguen ér guér a Doulous én ur chasse forh précius.

## RÉFLEXION.

Er Sant-men e gontinuas de labourat bet fin é vuhé guet grèd ha courage bras aveit gloër en Eutru Doué ha salvedi-

gueah en ineaneu. En difficultéieu hac en diæzemanteu e gavé, en anjulieu e receué, nac en dangérieu de béré é oé exposet ne ziscarezant quet é gourage. Queméramb scùir ar é gourage hac é bersévérance ér mad. Ne hum rebutamb quet a gaus d'en difficultéieu e gavamb ér pratique ag er vertu. N'hun nès groeit nitra aveit hur bout commancet mad, ma ne achihuamb ehué mad. Ne vou couronnet nameit er ré en devou dalhet doh er mad bet er fin.

---

## *En dregondvèd dé a vis Calan-gouyan.*

## SANT ANDREU, APOSTOL.

SANT ANDREU, brér de sant Pierre, e oé gannet é Bethzaïd ha pesquour dré vichér. Sourcius bras e oé d'assistein é perdégueu sant Yehan-er-Badéour. Er Précursour santel-zé, én ur remerquein un dé Jesus-Chrouist é passein, e laras : *Chetu azé Oén Doué, péhani, revé m'en dès laret er Brofætèd, e zelie bout sacrefiet eit salvediguéah en ol dud.* Andreu, péhani e gomprenas parfæt er péh e senefié er honzeu-zé, doh hum santein gouniet ha tennet dré ur græce intérior, e yas ar en ær de gavouet Jesus-Chrouist. Bet en doé bet er bonheur d'hum antretenein guet-ou, ha dén erbet ne ellehé larèt en doustér hac er gonsolation e santas én é inean durant en devis divin-sé. A ziar nezé en Disciple santel-men ne gùittas jamæs Jesus-Chrouist nameit aveit gobér é besquereah, hac hum gavouet e ras presant a pe broas é Væstre divin é guetan miracle é Cana é Galilé.

Un dé Jesus, é huélet Pierre hac Andreu é pesquettat, ou galhuas ou deu de vont é Apostolèd, én ul larèt dehai é broé a nebai pesquerion tud. En neu vrér e gùittas quentéh ou rouédeu eit en hélie, eit n'ou devehé bet mui hum zispartiet doh-t-ou. Ur blai arlerh, hur Salvér e formas assamblé é Apostolèd hac e laquas Pierre hac Andreu ér pèn a nehai. Un nebedicg amzér goudé ean e yas de Gapharnaüm hac e logeas é ty Pierre hac Andreu. Diar ou goulen, ean e huellas de vamêg Pierre, péhani en doé en derhian, én ur guemér hé dourne hac én ur ordrénein d'en derhian hé huittat.

Jesus', læn a druhé doh puemb mil a dud en doé en héliet én deserh, ne venné quet ou hasse ou hènt quênt torrein ou

nan. Philippe e represantas dehou penaus deu gand dinær a vara ne oé quet assès aveit quement a dud; mæs Andreu, pehani e siscoé en dout muyoh a fé, e laras en hum gavé inou un dén youancq péhani en doé puemb baraèn hei ha deu besquicg, én ul larèt hoah neoah penaus ne oé quet paud quement-cé aveit un nombre quer bras a dud; mæs ne 'oé quet én arvar ne ellé hur Salvér discoein é buissance én occasion-sé. Gout e ré é oé puissantoh eit Elisé, péhani e vâguas cand dén guet puemb baraèn.

Arlerh Asçansion hur Salvér, ha goudé ma oé bet disquennet er Sperèd-Santel ar en Apostolèd, sant Andreu e berdéguas en Aviél é cartér Thrace, ér Scythie hac én Achaïe, hac e gassas er sclærdér ag er fé ér hantonieu bras-cé.

Én amzér ma perdégué ér guér a Batras, er goarnour Egé, péhani e oé ur payan superstitius, e ordrénas dehou sacrefiein d'en douéèd. En Apostol santel e rescondas : *Offrein e ran bamdé d'en Doué ol-buissant, ne pas quicg ha goaid en énevalèd, mæs en Oén santel ha pur, péhani e zou bet sacrefiet ar er groéz; en ol boble crechén e hum vâgue guet é Gorve sacret hac é Oaid précius; ha goudé m'en dès cherviget de vâgadur d'en ol, é chomme bihue hac én antiér avel aguênt.* Egé, é huélet erhat ne oé moyand erbet de feahein é gourage, er hondannas de verhuel ar ur groéz.

Quentéh èl ma huélas sant Andreu er groéz doh péhani é telié bout staguet, ean e laras a voéh ihuél, guet hilleih a joé : *ô Croéz sacret, ô Croéz santel, guet confiance ha guet joé é tan d'hou cavouet; receuet-mé èl disciple en hani en dès salvet ol er bed dré-z-oh! O Croéz péhani e mès pèl-amzér clasquet ha desiret, receuet-mé ha joéntet-mé doh me Salvér, péhani, eit me frenein, en dès marhuet aveit on étré hou tivréh!*

Er Sant e vihuas deu zé staguet doh é groéz, ha durant en amzér-zé ne arsàuas a ingagein er grechénion de zerhel mad d'er fé, ha de zisprisein poénieu er bed-men aveit méritein ur repos éternel én nean. É vartyr e arrihuas er blai tri-ha-tri-uiguênd arlerh donnedigueah er Messi.

É gorve santel e oé bet casset dehuéhatoh d'er guér a Amalfi, é ranteleah Naple; é groéz e hoarnér hoah é Marseil, é abaty Sant-Victor.

## REFLEXION.

Na doucet ha nac agréaplet-é er groéz, de larèt-é en afflictioneu hac er souffranceu, d'ur galon péhani e gâre Jesus-Chrouist! Ne zeliér quet enta bout souéhet mar en dès bet er Sænt desiret er groéz guet quement a hrèd hac a hirreah.

En dud péré e gâre er bed ne ellant quet comprenein penaus é ellér santein pligeadur na joé ér hroézieu pé én afflictioneu, rac ne gomprenant quet en douster spirituel, er gonsolation intérior e scùille Jesus-Chrouist é caloneu er ré en hélie bet er manné Calvar.

Douguet hou croéz, anduret hou poén, hou ç'affliction guet patiantæt, guet courage, guet résignation de volanté Doué; hac en Eutru Doué, péhani e zou un Doué a gonsolation, ne vanquou quet ag hou consolein én hou souffranceu.

---

## *Er hetan dé a vis en Avend.*

## SANT ELOI, pé ALER, ESCOB.

SANT ELOI e oé guenédicg a Chatelac, dihue leàu doh er guér a Limoge. Èl ma queméras é guèrènt, péré e oé crechénion læn a vertu, hilleih a soign eit en dessàue én ur fæçon santel, en ou doé bet er gonsolation de huélet é cresquein é zevotion bamdé. É dad, én ur gonsiderein é adresse de labourat hac er sperèd en doé, el laquas de zisquein michér ur podour-argand. Eloi e zas quênt pêl de vout abilloh aveit é væstre; mæs er péh e admiré muihan en ol én-ou e oé é sperèd humble ha douce hac é vodesti én ilis; tremeine e ré ol er sulieu hac er gouilieu é pedein Doué, é assistein én office divin hac é hobér œvreu a charité, ha d'en déieu oberad, én ul labourat én é stal, ean e sàué liès én dé é galon trema Doué dré un oræson pé ur beden vèr, mæs gredus hac abraset.

Er Roué, én ur gleuet conze ag é vertu hac ag é sperèd caër, er heméras aveit bout é bodour-argand; rein e ras dehou de guetan un dra diæz d'hobér; Eloi er groas é bèr amzér, ha caërroh calz eit er scùir e oé bet reit dehou. Mar boé bet souéhet er Roué a pe huélas é labour groeit quer bean ha quer bràn, ean e admiras hoah moyoh féaldæt

er Sant, aveit péhani en en doé bet quement a istim goudé ma ras dehou madeu bras hac un ty caër é Paris. Er Sant e impléas en darne-muihan ag er madeu-cé aveit soulagein er beurerion, hac e hroas ag é dy ur houvand léannésèd, édan en hanhue a Sant-Martial. Gobér e ras ehué seuel ilis Sant-Paul, péhani e zou bermen un ilis-parræs a Baris.

Er gonfiance en doé er Roué én é avistet hac én é vertu, e hroas dehou er hasse é calité a Ambassadour d'en Anglelèr, aveit laquat er peah étré en nihue ranteleah. Èl ma tas de ben ag en affær-zé, é recevas forh mêlationeu guet en ol, ha quement-cé ne hroas nameit cresquein en dihoustemant en doé a bêl-quênt doh er bed, hac a ziar nezé, ean e dremeiné é ol amzér ér retræd, én oræson hac é lectur spirituel.

Èl ma tas én amzér-zé er marhue de sant Acaire, Escob a Noyon, en dud a ilis guet er boble e houlennas sant Eloi aveit Escob. Er Sant e glasquas digaréeu aveit hum exantein ag er gargue-cé; mæs, én drespet d'é zareu ha d'é ræsonieu, é oé bet ret dehou receu en Urheu sacret ha cousantein bout Escob. Ér gargue inourable-zé, ean e gontinnas perpet é vuhé humble ha mortefiet; é dy e oé hani er beurerion; soignus bras e oé a visitein é escobti hac a laquat reihtæt vad é peb léh.

Goudé en dout perdéguet guet paud a nerh dé gouil Sant-Pierre, én ur barræs ar er mæzeu, tosle d'er guér a Noyon, énep d'en danse, péhani e oé caus d'hilleih a zisordren é mesque er boble, ean e laquas burhut en ol de vout digoutant a nehou, ha lod e yas betac er menacein memb. Er blai arlerh ean e berdéguas arré er memb dé, guet muyoh a nerh hoah, hac attàu énep d'er brollen. Er ré ahurtettan e laras nezé, é publique memb, penaus en en doé de zihoal doh é vuhé; mæs Doué e bermettas ma oé bet positet hantér-band a nehai guet en diaul. Ind e houlennas neoah dehuéhatoh secour guet en Escob santel, péhani, dré druhé doh-t-hai, e bedas en Entru Doué aveit-hai hac ou délivras. Anfin, goudé en dout inspiret un devotion tinér d'é boble, ean e varhuas èl ma varhue er ré juste. er blai huéh caud nàu-ha-hantér-hand, ouaidet a zêc vlai ha tri niguênd ha mar-a-vis.

## RÉFLEXION.

Sant Eloi, én ul labourat én é stal, e sàné liès é galon trema Doué dré un oræson vèr ha gredus. Ne hum goutantet

quet a offrein de Zoué hou labour ér hommancemant ag en deuéh, reneuéet hou ç'intantion a amzér de amzér durant en dé; sàuet liès hou calon trema en nean dré ur chonge mad pé dré ur beden vèr benac; par-example, laret étré Doué ha hui: me necessærran affær e zou labourat eit me salvedigueah. A pe gavehet calet hou labour, laret: mar souffran quement a boén aveit gounit un dra-benac d'antretenein me horve, nen dé juste ma rein ha ma andurein ehué un dra-benac eit me inean, aveit gounit ur vuhé eurus hac éternel?

Ur guir mad benac e zeliehemb hur bout hac e vehé liès én dé én hur bêg aveit hum zouguein, èl m'en dès groeit er Sænt, de bratiquein peb sorte œvreu a zevotion hac a religion. Sant Françæs e laré liès én dé er honzeu-men: *men Doué ha me ol vad!* Guir santès Therès e oé: *pé andur pé merhuel, ô men Doué!* hani sant Ignace: *peb-tra aveit gloër en Eutru Doué;* er Hardinal Bérul e laré ellemen: *er péh e basse guet en amzér, ne fehé quet coutantein ur galon péhani ne varhuou quet.* Hilleih a Sænt en dès bet aveit ou guir pé aveit ou réflexion er honzeu-men: *de betra é chervige d'un dén gounit ol er bed, mar da ha colle é inean?* Choéget ag er ré-men en hani e hroei muihan a effèd ar hou sperèd hac ar hou calon, pé queméret unan-benac aral.

---

## *En eile dé a vis en Avend.*

## SANT FRANÇÆS-XAVIER.

SANT Françæs-Xavier, hanhuet, guet ræson, Apostol en Indre, e oé sàuet a dud inourable dré ou rang. Donnet e ras ér bed er seihvèd dé a vis imbril er blai puemzêc cand huéh, é manér Xavier, eih leàu doh er guér a Bampelun, é Spagne. Commance e ras é studi é ty é dad, hac èl ne huélé inou nameit exampleu mad, ean hum daulas a vihannicg de bratiquein er vertuyeu. Ag en ouaid a groaidur é oé douce, gai ha preste de rantein chervige de bep-unan, er péh e oé caus ma oé càret guet en ol. Èl m'en doé hilleih a houste eit er siance, é oé bet degasset d'en ouaid a dribuéh vlai d'achihue é scôlage de Baris, é péh léh en hum zifforhas imbèr doh er scôlarion aral dré é sperèd luêm ha digueor.

Gobér e ras inou hanàuedigueah guet sant Ignace a Lo-

yola, pébani en doé a nezé en intantion d'hobér ur gompagnoneah a dud abil péré en devehé bet hum sacrefiet aquêrh de salvein en ineaneu. Sant Ignace, pébani e huélé dispositioneu mad é Françæs, e vennas er gounit; mæs èl ma oé deit, a boudé ma oé sortiet a dy é dud, de vout læn a vanité ha carguet a ambition, ean e hroas goab a sant Ignace hac ag é gonzeu; neoah, a nebedicgueu, ean e cheleuas doh é aviseu hac e gommanças chongeal ér madeu éternel hac én é salvedigueah; ean hum lausquas de vout conduyet dré-z-ou, hac avance e ras bean én hènt a barfection. A pe arrihuas er vacance, ean e hroas ur retræd guet ur grèd berhuidant, én intantion ag hum rein ol de Zoué; ha sortiein e ras ag er retræd-cé èl un dén nebué. Ne zesiré mui nitra quin nameit en humiliationeu hac er souffranceu; nen doé mui quin gouste nameit aveit er morteficationeu, na quin hoant nameit de labourat eit salvedigueah en ineaneu.

Gobér e ras goudé é seminær, ha receu e ras en Urheu sacret é Venise. Monnet e ras nezé de Rome, é péh léh é ras dehou er Pab Paul trivèd é vénédiction. Sant Ignace er hassas nezé d'en Indre aveit perdègue en Aviél, hac er Pab er groas Nonce apostolique a ol er vro-cé. Quentéh èl ma oé arrihue Xavier én Indre, ean e ouitas guet en anquin en doé é huélet en dalledigueah é pébani é vihué en dud e oé inou. Ean e gommançås neoah dré instrugein er vugalé; monnet e ré ar droèd guet é vreuiér hemb quin, hac én ur vihuein diar en alézon; logein e ré perpet én hospitalieu aveit chervigein er ré clan ha rein dehai en ol secourieu spirituel ha corporel, hemb cousquet nameit ar er planche pé doh treid gulé unan clan benac. É gustum e oé monnet d'en dé dré guér, ur hlohicg én é zourne, aveit galhuein er vugalé d'er hatechim, ha de noz, aveit avertissein de bedein aveit en ineaneu tremeinet. En é voyageu ar vor, péré e oé obliget d'hobér liès, ean e berdégué d'er vartelodèd hac e dremeiné casi ol en dé doh ou instrugein ha doh ou hovessat.

En ol fatique en doé er Missionnér bras-men ne viré quet ne ré paud a amzér én noz d'en oræson ha ne bratiqué penigenneu ruste ha calet aveit tennein græce Doué ar é labourieu, aveit obtenein conversion er béherion hac hani er bayanèd. É zoustér, é humilité, é garanté, en nerh hac er vertu ag é berdégueu e douché er haloneu calettan; ha nezé

er santeleah ag é vuhé hac er miracleu bras e hroé é peb léh e achihué ou gounit de Zoué.

Dré ur græce particuliér a berh Doué, ean e zisqué én un taul el langage ag er broïeu dré béré é passé, ha mar-a-huéh én ur gonze er memb langage de var-a-boble disférant, peb-unan a nehai er hleué é conze én é gani.

É garanté vras, é hrèd berbuidant, péhani ne ellé scùé-hein jamæs, en dès bet groeit dehou gobér mar-a-vil leàu aveit salvedigueah en ineaneu. Ne ellér quet nombrein er ré en dès bet gouniet de Zoué; convertisset en dès bet d'er fé mar-a-gand mil payan ha badéet en dès bet ean-memb un nombre bras a nehai.

En dén apostolique-men en devehé bet càret convertissein ol er bed; mæs Doué e hroas dehou d'hanàouet penaus en hum goutanté ag é volanté vad, hac é fallé dehou er recom-pancein ag é labourieu bras. Doh hum santein clan é inisen Sancian, ean hum daulas én ul logicg disto, é péhani, hemb soulagemant, hemb secour erbet nameit a berh ur mar-telod peur, astennet ar un nebedicg dél, ean e rantas é inean santel de Zoué én ur gontamplein é grucefi, pehani e zalhé étré é zivréh.

Merhuel e ras er blai puemzèc cand deu-ha-hantér-hand, d'en ouaid a huéh vlai ha deu uiguènd.

## RÉFLEXION.

Sant Françæs-Xavier e hroas ur retræd aveit chongeal a barfæt én é salvedigueah; sortiein e ras ag er retræd-cé avel un dén aral. É galon, abraset dré er garanté doh Doué, ne ze-siré mui nameit labourat aveit é bloër ha salvedigueah en inea-neu. O na pourfitaplet, nac avantajusset-é ur retræd groeit guet un intantion ha dispositioneu mad! Inou-é é conze en Eutru Doué doh er galon; inou-é, pél doh saffar er bed, é cleuér boéh en Eutru Doué; inou-é é scùille é bræceu guet mui a abondance ar en inean. Péguement a dud en dès bet antréet én hènt a salvedigueah dré er moyand ag ur re-træd groeit mad! Mar gùélér enta mar-a-unan péré ne vènt quet gùel arlerh ur retræd, é ma ret larèt, allas! penaus n'ou dès quet ean groeit guet en dispositioneu requis ha necessær.

## *En drivèd dè a vis en Avend.*

## SANTÈS BIBIANE, GUÉRHIÈS HA MARTYRÈS

ER Santès-men e oé ag ur famille santel bras a Rome. Flavien bé zad, Dafros bé mam, hac un hoér dehi, hanhuet Démétri, e zou hanàuet ol dré en Ilis aveit bout Martyrèd. En ampeleur Julian, reniour ha tyrant, e hanhuas, er blai tri hand tri-ha-tri-uiguênd, Apronien goarnour a Rome. Hennen, èl ma té de guemér d'er guér-cé position ag é gargue, en doé bet ar en hènt er malheur de golle unan ag é zeulegad. Credein e ras é oé er sorcerion e oé bet caus ag en accidant triste-zé; ha rac-cé ean e gueméras er résolution d'ou massacrein ol; hac èl ma sellé er bayanèd ol er grechénion èl véritable sorcerion, dré en arben ag er miracleu e hroènt ér hommancemant ag en Ilis, é oé bet disclæriet brézel dehai. Flavien, tad santès Bibiane, péhani en doé ur gargue inourable ér guér a Rome, e oé bet quemèret ha lamet ag é gargue, rac ma oé crechén. Losquet-oé bet é face guet un hoarne rû, ha casset-oé bet d'er guér hanhuet Aquapandant, é péh léh é varhuas un nebedicg amzér arlerh, én ur visér vras, dré en arben ag er poénieu en doé souffret, mæs guet er galité gaër a Vartyr. Santès Dafros, é voès, e oé bet dibennet aveit er memb ræson.

Bibiane ha Démétri, hé hoér, goudé ou dout collet ou zad hac ou mam, e gollas ehué ol ou madeu hac e vihuas ér vrassan peuranté durant puemb mis. Apronien, péhani e oé un dén cruel, e oé én gorto, dré er visér bras é péhani en en doé-ind laqueit, a zonnet de ben ag ou gounit; mæs hum drompet en doé. Gobér e ras ou degasse dirac-t-ou, hac é ordrénas dehai adorein quentéh douéèd en Ampeleur, én ur zisclærieín dehai penaus, a vihannoh quement-cé, é vehènt bet trettet hoah guet muyoh a rustoni aveit ou zad hac ou mam. En nihue hoér e rescondas: n'adorehemb meit er gùir Doué, Crouéour en nean hac en doar, hac espérein e ramb é rei d'emb er græce de sehein en tourmanteu cruellan; rai eurus en hum gavehemb d'hur bout en tu de scùille hur goaid aveit dihuen hur fé hac aveit mériteín er memb courôn en dès receuet hun tad hac hur mam.

Doué, péhani e venné ispergnein de Zémétri, péhani e oé hoah forh-youancq, en horreur ag en tourmanteu, e bermeltas ma varhuas subitemant é presance er juge hac étal hé hoér. En accidant eurus-cé nen dès quet mirèt nen dé bet inouret dré en Ilis èl Martyrès, èl m'en dé merchet ér martyrologe.

Santès Bibiane, chommet èl-cé hé hunan ag hé famille, e oé bet laqueit a berh en tyrant, étré deourne ur voès malheurus, péhani e brometté gobér dehi changein a santimant: er voès-cé e hroas, én efféd, ol hé fossible aveit hé divarchein a ziar el lézen vad; hum chervigein e ras a bep sorte finesseu, a bromesseu caër hac a gonzeu trompus; mæs ér fin, é huélet é oé inutil ol er péh e hroé, hi e zisclærias d'er Goarnour ne oé moyand erbet de zonnet de ben a nehi. Nezé en tyrant, guet er valice hac er golér en doé doh hum huélet feabet dré ur verh youancq, e ordrénas hé fouëttal guet fouëtteu goarnisset guet plom, bet que n'hé devehé bet marhuet. Goudé hé dout anduret en tourmant-cé, én ur sellet parfæt doh en nean, é has hé inean de recéu d'inou, aveit recompance, er gourôn double a huérbiès hac a vartyrès. Hé martyr e arrihuas ardro er blai tri hand tri-ha-tri-uiguênd.

## RÉFLEXION.

En tantationeu e arrihue guet-n-emb a berh en dud, e zou lièz dangerussoh aveit er ré e za a berh er goal-sperèd memb. Santès Bibiane e zou bet ingaget ha solitet én ur fæçon estrange, dré ur voès malheurus ha dré un tyrant barbar, d'hobér treu contrel d'er fideldæt e zelié de Zoué. Mæs nitra ne oé bet capable de zissonnat hé hourage, ha feahein e ras ol anemisèd hé salvedigueah dré er beden, dré er gonfiance hé doé ha dré er gùél ag er recompance e horté.

Exposet-omb d'un nombre hemb fin a dantationeu: er bed, er hicg hac en diaul hun tante en eile goudé éguilé, ha lièz memb ol assamble. Doué e bermette quement-cé aveit hur rantein humploh, eit ma hanàuehemb hur goannedigueah, ha ma houlennehemb secour guet-ou. Doué er permette aveit gout ha ni e zou fidel dehou, aveit rein d'emb occasion de véritein ha de gresquein hur recompance én nean; mæs, dré un efféd ag é brovidance santel, ne bermette quet 'ma vehemb tantet én tural d'hun nerh, ha rein e ra

d'emb er græce de feahein en tantation ; ha chetu azé er péh e zelie hun ingagein de zihuen guet courage doh ol anemisèd hur salvedigueah : rac mar dé Doué ag en tu guet-n-emb, ha mar d'omb fidel debou, hac é tehé en ihuerne a béh de hum revoltein énep d'emb, hac é tehé en diaul de zoublein é ardeu, hac é tehé en ol treu crouéet de glasque hur holle, ne vou nitra capable d'hur gounit ; græce Doué e zou cri-huoh ha puissantoh eit ol ardeu hun anemisèd, ha brassoh hoant en dès d'hur salvein aveit en dès en diaul d'hur holle.

Ur moyand bras aveit feahein en ol tantationeu e zou, a pe vehemb tantet, larèt doh-emb hun hunan : petra e yan-mé d'hobér? ha monnet e rein-mé dré un œvre hemb quin, hac én ur momand, beta colle græce men Doué, hac hum rantein é anemis, de dennein ar-n-an é gassoni ha van-geance? Ha renonciein e rein-mé d'er baraouis, ha colle e rein-mé er mérit a ol me œvreu mad tremeinet, hac hum rantein e rein-mé sclave de satan ha sujet d'en dannation éternel, eit ur bligeadur malheurus ag ur goal chonge, ag un œvre fal, péhani ne jauge quet doh mab-dén ; pligeadur péhani ne badou meit ur momand, ha péhani, a pe vou tre-meinet, ne lausquou ar é lerh nameit rebreiche, néhance, tourmant ha chagrin?

*Chonget én hou fin dehuéhan ; ha ne béhehet jamæs.*

---

## *Er buarvèd dé a vis en Avend.*

## SANTÈS BARBE, Guérhiès ha Martyrès.

Er Santès-men e zas ér bed ardro er blai deu gand ha bantér-hand arlerh donnedigueah hur Salvér. Hé zad, han-huet Dioscor, péhani e oé ur payan barbar hac ahurtet, hé dalhas durant hé youancquis én un dourelle. Barbe, én hé frison, e hanàuas vanité er bed hac er fallanté ag er supers-titioneu payan, ha dré brovidance particuliér en Eutru Doué, e gavas er moyand de vout instruget ar er mystérieu ag er fé. Diar nezé hi e gonduyas ur vuhé devot ha gredus, hac e gueméras er résolution de chomme perpet guérhiès. Hé zad, a pe hanàuas é oé deit é verh de vout crechénès, e antréas én ur furi quer bras doh-t-hi, ma saillas ar nehi, avel ur blei arraget ar un avad innoçand ; hé stleigeas e ras dré er bleàu

hac hé arettein e ras guet quement a grueldæt, ma oé ur blaouah hac un druhé hé gùélet. Ne hum gontantas quet a guement-cé, monnet e ras d'hé dénoncein d'er Goarnour, én gorto ag hé gùélet é renoncieín d'er fé pé ag en dout er bligeadur cruel d'hé hontamplein é verbuel é creis en tourmanteu.

Er Goarnour e gonzas a guetan dré gaër doh-t-hi, aveit hé ingagein d'adorein douéèd er ranteleah. Er Santès, goudé hé dout rescondet penaus ne ellé adorein nameit gùir Doué en nean hac en doar, e gonsas dehou a huirionéeu er fé guet quement a nerh, ma oé bet souéhet en ol doh hé hleuèt; mæs e Goarnour-zé, guet eune a golle amité en ampeleur Maximin, e ordrénas dispen ol hé horve guet ivineu hoarne. Durant un tourmant quen horrible, er Santès e sàvé hé deulegad trema en nean, én ul larèt : *me Salvér, hui péhani e hanàue en dôn ag er haloneu, hui e houér penaus me hani ne gâre nameit oh, ne zesire nameit-oh, hac é laquan me ol gonfiance én oh; pligéèt guet-n-oh me secour ér hombat-men, ha ne bermettet quet ma vou fcahet hou servitourès.* En tyrant, é huélet ne ellé gounit nitra ar nehi, e ordrénas ér fin hé dibennein.

Dioscor, tad cruel ha dinatur, péhani ne hum gontanté quet a vout presant a pe anduras é verh en tourmant quetanzé, e vennas bout hé dehuéhan bourreàu, ha pedein e ras er juge de bermettein m'en devehé ean-memb dibennet é verh.

Er Santès, goudé ma oé arrihue él léh ag hé sriomfle, hum laquas ar hé deulin, hac arlerh hé dout groeit ur beden vèr, e suplias hur Salvér de receu er sacrefice ag hé buhé hac e bresantas hé gougue d'hé zad, péhani, guet un taul sabre, e laquas fin d'ur vuhé quer santel. En tad barbar-cé ne chommas quet pêl hemb punition; er bed e oé bet quentéh délivret ag er monstre-zé a grueldæt. Deustou péh quer caër ha péh quer tranquil e oé en amzér en dé-cé, é tas un tarh-gurun horrible péhani el losquas hac el laquas é ludu.

Pedein e rér er Santès-men particuliéremant aveit bout goarantet doh er gurun, hac aveit obtenein, dré hé intercession, er græce de receu er Sacremanteu dehuéhan quênt merhuel.

Ér blai puarzéc cand eih-ha-deu-uiguênd, ér guér a

Gorcum én Hollande, un dén hanbuet Herry, péhani en doé un devotion particuliér de santès Barbe, hum gavas somprenet guet un tan eahus; er flamme e oé quer bras én dro dehou, ma collas en espérance ag hum sauvein; preste e oé memb de verhuel; mæs bet en doé bet recour doh é batromès santel, péhani, én ur apparissein dehou, er honsolas bras én ul larèt é accordé Doué dehou hoah un dé a vuhé, aveit en dout amzér de receu é Sacremanteu: er flamme e vouguas én ur momand, hac en dén-cé e govessas, e gommunias hac e receuas en Nouïen. Er Bélêg péhani er sacremantas, hanbuet Théodoric Pauli, en dès lausquet dré scrihue en histoër ag er miracle-men.

## RÉFLEXION.

Un dra vad-é goulen bamdé guet Doué, dré intercession santès Barbe, er græce de receu quênt merhuel Sacremanteu en Ilis; mæs aveit méritein hé frotection, pratiquet er vertuyeu hé dès pratiquet, é spécial hé haranté hac hé honfiance vras é Doué, ha bihuet én ur fæçon ma ellehet receu santélemant hou Sacremanteu é fin hou puhé.

---

## *Er buemvèd dé a vis en Avend.*

## SANT SABAS, ABAD ÉR PALESTINE.

ER Sant-men, gannet er blai puar band nàu-ha tregond, é Mutalasque, toste de Césaré é Cappadoce, e gùittas én é youancquis er bed hac é ol vadeu aveit hum laquat én ur houvand. É zevotion hac é vortefìcationeu e broas quênt pêl d'hanàouet d'en ol veneh en ou doé receuet ur Sant doh er receu.

Ni e elle gùélet péguement é câré hum vortefiein dré er péh e yamb de larèt: èl m'en doé er menah youancq-men quemèret un dé un aval, ér jardrin, hemb permission er Supérior, ean e gomprenas quentéh é oé quement-cé un tantation, ha guet er hæ en doé bet, ean e flastras er fréhen-cé d'en doar hac e gueméras er résolution de ziovér aveleu durant er resté ag é vuhé.

Aveit mirèt a vout diboès, ean hum occupé é hobér pannérieu guet barreu palmès durant en ol amzér ne oé quet destinet d'en oræson pé d'er studi; ha durant ma labouré, é

oé perpet é sperèd quer parfæt ha quer joéntet doh Doué, ma oé é labour memb un oræson.

Èl ma vennas é guêrént gobér dehou qùittat er houvand aveit distroein guet-hai d'er bed, ean e laras dehai aveit ol rescond : *mar punisse ordrénanceu er brézel guet quement a rustoni en déserterion, péh sorte punition ne selihé en dout en hani e gùittehé chervige en Eutru Doué ?* Arlerh ur rescond èl-cé ind el lausquas tranquil. Nezé en hum dennas ar ur manné bras, doh troèd péhani é passe en torrand a Cédron. Er hroh e choégeas inou aveit é zemeurance e oé quen ihuél hac en hènt dehi quen diæz de grapein, ma oé ret derhel croc doh ur gorden aveit monnet dehi. Neoah er brud ag é santeleah e zegassas dehou hilleih a zisciplèd, aveit péré é broas seuel én andret-cé paud a ermitagicgueu.

Èl nen doé quet Bélêg erbet aveit larèt en overen d'é venéh, lod a nehai hum revoltas énep dehou, hac e yas memb d'hum glemme de Saluste, Escob a Jerusalem. Hennen e broas de Sabas donnet d'er havouet hac er groas Bélêg, er péh e laquas er peah é mesque er venéh. Goudé marhue é dad; Sophi, é vam, e zas de houlenne bihuein édan é hoarnation. Guet en argand e zegassas dehou, ean e sàuas un hospital aveit en estrangerion, un eile aveit er ré clan hac un drivèd é Jéricho, hac open quement-cé ur houvand ar ur manné e oé toste d'inou, hanhuet Castel.

Sabas e hroé peb plai ur retræd é dôn ur hoêd, arlerh eihvèd gouil er Rouanné, péhani e badé beta sul el Loré. Durant ol er hoareis ne guemeré quin mâgadur nameit er gommunion santel hemb quin d'er sadorne ha d'er sul. É unan ag er retrædeu-cé ean e gavas un ermit santel péhani e vihué é hunan a houdé eih vlai ha tregond, hemb quin mâgadur nameit lezeu ag er hoêd.

Arlerh marhue er Patriarche Saluste, menéh Sabas, péré en doé bet deja aguêut hum revoltet énep d'ou Abad santel, er groas arré a nehué. Pe huélas quement-cé, ean hum dennas dré gub ag ou mesque aveit monnet trema en deserh a Scythopolis, hac e antréas én ur hroh é péhani é broé ul lion é zemeurance. El lon-cé e arrihuas de greinoz, hac èl ma cavas er Sant cousquet, ean e groguas doucicg én é zillad guet é zèot hac e glasquas en tennein ag é hroh. Sabas e zihunas; mæs ne scontas quet é huélet el lion; hum laquat

e ras memb de larèt a voéh ibuél é office ag en noz. El lion nezé e sortias, hac e zistroas én dro a p'en doé achihuet er servitour-men de Zoué é office; er hemér e ras arré dré é zillad aveit er stleigeal ér mæz; mæs Sabas e gonzas doh-t-on hac e laras dehou é oé bras assès er broh eit-hai ou deu. A ziar er houzeu-cé el lion-hont e yas d'é hènt, ha ne zas quet mui én dro.

Ne verne péguement en hum bligé én deserh-cé, ean er huitté neoah quel liès guéh èl m'er goulenné gloër en Eutru Doué hac avantage en Ilis. Monnet e ras de Gonstantinople aveit dihuen caus er Grechénion, péré e oé bet accuset é gueu dirac en ampeleur Justinien. Er Prince-zé er recenas avel un Æl ag en nean hac e accordas dehou ol er péh e houlennas. Durant ma broé en Ampeleur scrihuein, dré é segretær, é ordrénanceu aveit en affær-zé, en Abad santel, é huélet é oé arrihue en amzér de larèt é office, e sàuas aveit sortiein; ur menah aral péhani e oé guet-ou, e laras dehou: *me Zad, ne chonget quet é oh é presance en Ampeleur. Gout e ran quement-cé*, em'ean; *mæs chongeal e ran chué é ma arrihue en ær de larèt me office, hac é venne en Eutru Doué ma vein é léh aral, ha ne pas amen. En Ampeleur e hroa azé é zevér, ha mé me zelie chué gobér me hani.*

Sant Sabas, én ur hobér hènt guet ur menah aral, e bassas étal ur verh youancq gusquet ha campennet caër; er Sant, pehani e zalhé perpet é zeulegad devalet ha péhani ne sellé jamæs doh moès erbet én hé face, e vennas gout hac ean e oé bet chué é gansorte modeste én occasion-zé; ean e laras enta dehou: seblantein e ra d'eign, em'ean, nen dès meit ul lagad er verh-cé; dommage-é. Me assure d'oh, me Zad, e rescondas er menah-hont, en hé dès deu, ha ré vad. Er Sant nezé er blâmas hac en diffarias; gobér e ras dehou comprenein péh quen necessær-é er vodesti aveit goarne er burtæt; hac el laquat e ras én ul léh distro, é péhani en en doé en ol amzér de zisquein mortefiein é squênden naturel.

En Abad santel-men, ouaidet a buarzèc vlai ha puarniguênd ha læn a vériteu, e rantas é inean pur de Zoué er blai puemb cand deu-ha-tregond.

## RÉFLEXION.

Aveit feahein er gourmandis, é ma pourfitable bras hum

vortefein é treu bihan ha distér, èl hum bassein ag ul lom pé ag un tam e gavér d'er houste. Sant Sabas er groas, hac er guetan victoër-zé er rantas mæstre ag é ol fal inclinationeu.

*Eile Réflexion.* Rein er bréférance de chervige Doué ar zeviseu un Ampeleur, e zou sur istimein Doué mui aveit en treu crouéet; ha hui er groa, hui péhani, eit en disterran ræson, e abandonne hou excelciceu a zevotion? Ha hui er groa, hui péhani, eit en disterran compagnoneah, e chomme hemb monnet d'en office divin d'er sul ha d'er gouilieu?

---

## *En huèhvèd dè a vis en Avend.*

### SANT NICOLAS, Escob.

Sant Nicolas, guenédicg a Lycie, e oé quer parfæt ha quen devot d'en ouaid a buemb plai, ma oé admiret guet en ol. A vihannicg é yuné d'er merhér ha d'er gùinér. Laqueït youaucq ér studi, ean hum rantas abil bras é bèr amzér, ha hoah é oé santelloh eit ne oé abil. É væstre, forh joéius ha coutant é huélet é apertis hac é zevotion, er heniguas d'é scôlarion aral aveit scùir hac example.

Marhue é dad hac é vam, péré e lausquas guet-ou madeu bras, ne chervigeas nameit d'er rantein charitaploh. En ur hanàouet penaus un Eutru peur a guér e oé ar er poënd de lezel tair merh en doé de gonduie ur vuhé disordre, rac nen doé quet er moyand d'ou diméein revé ou halité, ean e daulas é segret tair yalhad argand, dré er fenestre, é cambre en tad chagrinet ha melconiet-cé, péhani e gavas èl-cé er moyand de ziméein é dair merh revé ou hondition.

Nicolas, deit goudé de vout dén a ilis, e labouras guet ur grèd quer bras eit salvedigueah en ineaneu, ma tas en Escob de rein dehou er soign hac er goarnation ag é ol escobti durant ur voyage hir en doé d'hobér. Hum gomportein e ras guet quement a avistet hac a example mad ér gargue e oé bet reit dehou, ma tesiré en ol en dout-ean un dé aveit Escob. Guet eune a guement-cé ean e gueméras er résolution de gùittat é vro, hac e yas de visitein el lehieu santel a Jerusalem. Pe oé bet ambarquet é sàuas un ahuél hac un tampeste quer bras ha quen terrible, ma credé en ol é oènt

preste d'hum golle én dôn ag er mor. Ind hum recommandas ol de bedenneu er Sant, péhani hum laquas ar é zeulin aveit pedein en Eutru Doué de sellet a druhé doh-t-hai : ér memb momand é tas é léh en tampeste ur halme hac un dranquillité vras ar er mor. El m'en dès bet groeit liès er sorte miracleu-zé durant é vuhé hac arlerh é varhue, er vartelodèd en dès er heméret eit ou fatrom hac e houlenne secour dré é intercession, drès peb-tra a pe vé tourmant ha tampeste.

Caër en doé bet er Sant-men pêllat doh er bargueu, é oé bet laqueit neoah de vout Escob ér guér a Vyr, én drespet d'é humilité. A nezé ne chongeas mui meit ag hum acqùittein guet fideldæt ag en ol devérieu ag é gargue. Liès é passé en darne-muihan ag en noz én ilis é pedein hac aveit-ou hac aveit en ineaneu a béré é oé carguet ; pourvæein e ré de ol dobérieu spirituel ha tamporel é boble ; é vadeu ne oènt nameit d'er beurerion ; perdègue e ré guet quement a fréh ma laquas ur changemant caër én é ol escobti ; ha sel-mui ma cresqué é labour é cresqué ehué é vorteficationeu. Quênt ma oé bet groeit Escob, é yuné tri dé ér suhun, mæs a ziar nezé é commanças yune bamdé.

Sant Bonavantur e lare penaus sant Nicolas e rantas er vuhé, ér guér a Vyr, de zeu scôlaér péré e oé bet lahet ; gobér e ras hoah er memb miracle é andret tri croaidur aral péré e oé bet ehué lahet.

Assistein e ras ér honcile a Nicé, é péh léh é ras mercheu ag é santeleah hac ag é siance vras. Goudé bout distroeit d'é escobti é chommas clan. En ol e oé bet glabaret bras ; mæs aveit-ou-ean, ean en doé é hunan ur face joéius hac un air coutant péhani e ziscoé péh quen douce-é merhuel goudé ur vuhé santel. É varhue eurus e arrihuas er blai tri hand deu-ha-hantér-hand.

## RÉFLEXION.

Péh vad ne hroa un alézon groeit a propos d'er beurerion couard ha méhêc ! Na guet a hræceu e vérite en hani e hroa un action quer charitable ! En Eutru peur-zé e oé ar er poënd de lezel é verhèd de gonduie ur vuhé diréglet, rac nen doé quet er moyand d'ou diméein revé ou hondition ; sant Nicolas er fournissas dehai dré en alézon, ha dré er charité vras-cé doh péguement a grimeu nen dès ean bet miret ! Péguement a ineaneu nen dès ean bet goarantet doh er malheur éternel !

Bout-zou tyegueahen peur péré, goudé bout bet én ou œs, e hum gave ér fin én ur visér hac én ur beuranté vras; péré ne gredant quet disclærieiu ou necessité dré ur méh péhani, haval-é, e zou escusable. Péguement a zareu huerhue ne scàillant-ind! Péh melconi ha péh tristedigueah ne santant-ind! De béh desespoér nen dint-ind hoah exposet! Péh quen digne a druhé-é er sorte tud-cé! Mæs ehué, na caërret ha nac agréaplet-é de Zoué er charité e excelcér én ou andret!

---

## *Er seihvèd dé a vis en Avend.*

### SANT PI, Pab, er buemvèd ag en hanhue.

Er Sant-men e oé gannet én ur guér vihan ér Milanai. Goudé en dout groeit darne ag é studi én ur houvand a urh sant Dominique, ean e gueméras en habid ér memb couvand, d'en ouaid a buemzêc vlai, hac e hroas é noviciat guet un devotion gredus, péhani e broas jugein a nezé é vehé bet un dé ur Sant bras, inour ha gloër en Urh santel-zé.

Quentéh èl m'en doé achihuet é studi, é rejantas én ur fæçon quer parfæt ma laquas en ol de vout læn a admiration é huélet é siance hac é abiltæt. Goudé é oé bet laqueit de vout Supérior én é gouvand, hac é conduyas é venéh guet ur barfection péhani e ras billeih a inour dehou. Open en dra-zé, ean e berdéguas é mar-a-léh, ha perpet guet ur fréh bras hac admirable.

Er Hardinalèd, én ur hanàouet é siance extraordinær hac é hrèd berhuidant aveit salvedigueah en ineanen, er choégeas eit Inquisitour. Ne fehér quet expliquein er vad e hroas ér gargue-cé, na larèt péguement en en doé bet de souffrein a berh en hérétiquèd. Er Pab e hroé ehué quement a istim a nehou m'er groas Escob, ha goudé Cardinal. En Escob santel-men e laquas ur reihtæt gaër én é ol escobti, querclous dré é example ha dré é zoustér, èl dré é instructioneu hac é ordrénanceu. Nitra ne ellé derhel doh humilité ha buhé examplus un Escob quer bras hac ur Hardinal quer santel.

Ehué a pe varhuas er Pab é oé bet choéget aveit derhel é léh, èl en hani e vérité muihan er gargue quetan ag en Ilis. Er Pab santel-men e gommançás dré laquat arré paud a

reihtæt ér guér a Rome. Casse e ras ér mæz a guér en dud fal hac a hoal-example, péré e oé obstinet hac ahurtet. Pourvæein e ré de ol dobérieu er beurerion; fournissein e ré d'er merhèd peur er moyand d'hobér ur chanche honeste ha jaugeable, pé d'hum laquat én ur houvand benac; antretenein e ré missionnerion ér broïeu pêllan ag er bed, betac én Amérique.

Secour bras e ras er Grechénion én ur brézel ou doé énep d'en Turquèd, péré e glasqué quemér dré nerh inisen Malte, Venise hac er Sicile. Rein e ras é argand ha quement mad en doé aveit ou secour én ur brézel ag ur gonséquance quer bras. Er Grechénion e bounias er gaërran victoër e oé bet gouniet jamæs. En Turquéd e gollas tregond mil dén, tri hand læstre ha batimanteu aral; ha délivret-oé bet a sclavage toste de uiguênd mil crechén. Laret-é bet penaus en ol gloër ag er victoër-zé, gouniet d'er seihvèd dé a vis Gouil-Miquêl er blai puemzêc cand uinêc-ha-tri-uiguênd, e oé bet deliet de bedenneu mad er Pab santel, péhani, durant en ol amzér-zé, nen doé quet arsàuet a bedein Doué de sellet a druhé doh armé er Grechénion. Én effèd, bet en doé bet ur révélation ag er victoër ér momand ma oé bet gouniet, ha trugairéquat e ras Doué, é Rome, ag er victoër-zé deu pé tri dé quênt ma oé arrihue er massajour d'hé annoncein.

Deustou ma oé carguet ag er sourci ag en Ilis é general, ha m'en doé bihan a yehaid, ean e gonduyé perpet ur vuhé quer mortefiet èl m'en doé groeit ér houvand. Ne zaibré quet a guicg open tair gùéh ér suhun. Bamdé é laré é chapelet, ha jamæs ne vanquas a assistein ér pedenneu e vezé groeit bamnoz én é dy.

Anfin er Pab bras-men, ouaidet a eih vlai ha tri uiguênd, arlerh un agoni douce ha bèr, péhani e vehé bet queméret aveit un oræson, e rantas é inean de Zoué er blai puêmzêc cand deuzêc-ha-tri-uiguênd.

## RÉFLEXION.

O na brasset-é en nerh ag er beden! Guet er beden é tigueorér er baraouis hac é chairrér en ihuerne. *El larèt e ran d'oh*, emé Jesus-Chrouist, *ol er péh e houlennehet guet me Zad é me hanhue, ean en accordou d'oh.*

Hou péet recour doh er beden é quement tra e gommancehet, mar falle d'oh hou pout un dissoh mad. Caër hou pou gobér, caër hou pou labourat, ne broéhet nitra ma ne labour Doué guet-n-oh.

Én ur bedein aveit oh, n'ancoéhet quet a bedein aveit er réral, aveit hou tud, aveit hou pugalé, aveit en Ilis, aveit er ranteleah, etc. Sant Pi, dré é bedenneu, e obtenas guet Doué, aveit er Grechénion, ur victoër gaër ar ou anemisèd. Santès Monique e véritas ehué, dré hé fedenneu, conversion hé mab sant Augustin.

---

*En eihvéd dé a vis en Avend.*

## GOUIL CONCEPTION ER HUÉRHIÈS VARI.

Nen dé quet hemb ræson en hun dougue en Ilis d'inoureín er Gouil-men guet hilleih a joé ha guet un devotion extraordinær; rac ag en ol Gouilieu instituet én inour d'er Huérhiès santel, nen dès hani a guement e vehé gloriussoh aveit-hi nac agréaploh dehi, aveit en hani e inouramb én dé-men.

Nen dès gloër erbet purroh nac extraordinæroh aveit en hani en dès bet receuet er Huérhiès santel ér hetan momand ag hé honception, é vou bet goarantet ag er péhèd originel dré ur græce particuliér. Er græce-zé e zou quer bras, revé en Tadeu santel ag en Ilis, m'en devehé bet er Huérhiès reit dehi er bréférance ar er galité memb a Vam de Zoué, pe vehé bet lausquet de choége étré en nihue faveur vras ha particuliér-zé.

Peb dén, a pe vé gannet, ha memb adal er momand m'en dé conceuet, e zou couciet dré er péhèd originel. Ol é omb bet lodêc é péhèd hur hetan tad Adam, péhani, dré é ziaboeissance d'é Grouéour, e gollas græce Doué hac aveit-ou hac aveit ol é vugalé; mæs er Verh santel-men, doh péhani ne elle bout comparaget hanni, choéget a ol éternité aveit bout Mam de Salvér er bed, e zou bet goarantet doh er houciadur quemun ha general-cé dré ur græce particuliér hac extraordinær. Ag er memb momand ma oé bet conceuet, de larèt-é, ér memb momand ma oé bet formet hé horve ha crouéet hé inean, é oé bet santefiet; ag er memb momand-cé é oé

ol pur, ol santel, ol caër hac agréable bras dirac Doué. En Ilis, aveit inourein er græce marveillus-cé, péhani e santefias er Huérbiès ér momand ag hé honception, en dès bet instituet er solannité ag er Gouil-men.

En Ilis ne inoure er Sænt nameit én dé é péhani é mant marhuet, rac ma houér é ma santel ou marhue; mæs inourein e ra binibue, guet muyoh a ræson, Conception pur er Huérhiès glorius Vari, a balamor ma hum gavas santelloh ér betan momand ag hé buhé, aveit nen dé er Sænt én ær ag ou marhue.

## RÉFLEXION.

Mari e zou eurus de vout bet conceuet hemb péhèd; mæs eurussoh é hoah rac n'hi dès bet jamæs commettet en disterran péhèd. Ur malheur-é aveit omb de vout bet deit ér bed guet er péhèd originel; mæs brassoh malheur-é hoah eit omb d'hur bout commettet quel liès a béhèd actuel. Ni e garehé bout bet conceuet hemb er péhèd originel, de larèt-é é græce Doué, ha ne boéniamb quet de vihuein én é bræce. Nen d'omb quet bet gannet ér stad a hræce; mæs requis-é d'emb merhuel ér stad a hræce, ha ne varhuehemb quet ér stad cé, ma ne vihuamb én-ou. O Gùérhiès santel! ma nen dé quet bet me honception pur èl hou ç'hani, groeit ma vihuein pur èl oh; ha mar d'on bet cablus ag er péhèd originel, obtenet aveit on er græce d'hum virèt doh er péhèd actuel; groeit ma reparein, dré er benigen, en innoçance e mès collet.

---

## *En nàuvèd dé a vis en Avend.*

## SANT BUDOC, Escob.

JUDUAL, prince a Vretagne, péhani e oé deliour de sant Samson a héritage é dud en doé collet, ha péhani e oé bet dehuéhatoh Roué ér vro-cé édan en banhue a Alan, quetan ag en banbue, en doé bet huéh mab, a béré er buarvèd e oé Budoc. Ag en ouaid a groaidur é oé bet laqueit hennen édan goarnation sant Magloër, Escob é Dol, acel-fin m'en devehé-ean bet dessàuet én é gouvand hac en ansaignet mad. É scòl ur mæstre quer santel, Budoc e avanças bean é siance hac é santeleah. Goudé en dout groeit er chonge de renonciein d'er bed eit mad ha d'hum gonsacrein aquêrh d'en

Eutru Doué, ean e receuas en Urheu sacret, hac e zas de vout goudé Abad a gouvand Dol. Sant Magloër, péhani e hanàué mad ol é vérit, èl ma venné hum zizobér ag é gargue, en hanhuas én é léh hac er sacras Escob. Quentéh é oé bet gùélet en disciple-men abraset dré er memb grèd en doé bet én é raug er vistre santel péré en doé ean bet conduyet én hènt ag er barfection, hac é oé bet hanàouet en en doé ol vertuyeu ur gùir bugul. Er rescond, læn a furnès, e hroas de sant Magloër, a pe ras hennen de hanàouet dehou er chonge en doé groeit de bêllat doh Dol aveit tanhouat æssoh en doustér ag er retræd, e zisco péh quen aviset e oé, ha péh sourci en doé ag é zevèd, péré e oé douguet hilleih gùel de bratiquein er vertuyeu dré bresance un dén quer santel ha quen inourable, péhani e ré quement a effèd ar nebai dré é vubé hac é berdégueu.

Ne houyamb quet péguement a œvreu mad e hroas sant Budoc durant en amzér ma oé bet Escob. Gout e ramb neoah é has de Jerusalem, hac é oé bet groeit inou quement a istim a nehou, ma oé bet reit paud mad a relégueu dehou, péré e oé bet casset goudé de Orléan ha laqueit é ilis Sant-Samson. Deustou ne gavér quet calz a dra scribuet a zivout é vuhé, ne ellér quet bout én arvar nen dé bet un Escob santel, p'en dé gùir en en inourér a houdé pêl amzér é ilis Dol. Merhuel e ras en eihvèd dé a vis en avend, ardro er blai huéh cand; mæs é houil e zou bet casset d'en nàuvèd dé, a gaus d'en bani a Gouception pur er Huérhiès. É escobti Léon é vezé gùéharal inouret en dribuéhvèd dé ag er memb mis.

Relégueu sant Budoc e zou bet goarnet durant pêl amzér é Dol; mæs haval-é é oènt bet distruget pé collet, a p'en das Jean-sans-Terre (Yehan-hemb-Doar), Roué ag en Anglctèr, ardro er blai trizêc cand, de attaquein er guér-oé ha de laquat en tan ér vam-ilis a inou.

## RÉFLEXION.

Deustou m'hum bresanté er bed guet ol é avantageu de sant Budoc, ha ma ellé bout én gorto a gavouet madeu, inourieu, joé ha lehuiné hilleih én-ou, er Prince youancq-men ou disprisas ol a galon vad hac ou lausquas a costé, aveit clasque én ur houvand Doué hemb quin, péhani e oé é ol

garanté, ha salvedigueah é inean. Ne verne ehué péh quer bras avantageu e elle offrein d'emb er bed trompour-men, abret pé dehuéhat é vou ret d'emb ou huittat; ne hirrei quet nehou bur buhé ag ur momand, hac ol er ré e hoarne bet ou ær dehuéhan santimanteu a religion, en devé attàu quæ d'ou dout bet hum staguet doh maden quer bresque ha quer fragil, a pe vé requis ou huittat aveit mad, aveit ol un éternité. Un drompereah vras hac ur folleah memb-é rein ul léh ér galon d'er péh e vérite quer bihan en dout unan abarh. Occupation vras en dud péré e grède hac e zesire en éternité, e zeliehé bout d'hum brepareia dehi dré ur sourci pamdiéc, d'hum zistague aquêrh doh ol en treu péré e basse guet en amzér.

*Eile Réflexion.* Sant Budoc e oé bet laqueit a vihan é scôl ur mæstre santel péhani e broas dehou avance bean én hènt a barfection. O nac avantajusset-é eit omb choégein mad hur hompagnoneabeu! Er bed-men e zou carguet a zangérieu eit hun inean, hac a bep-tu d'emb ne gavamb meit tud gopreit guet Lucifer aveit hur holle. Ne huélamb el liessan nameit fal exampleu guet-hai; ha dré ma omb douguet ni-memb d'en droug, ni e guêrhe hemb gobér réflexion ar ou faseu; ni e farie guet-hai, hac e achihuou, allas! dré gouéh guet-hai én ur punce a dan péhani ne varhuou jamæs. Chongeamb enta penaus nen dès meit un hènt sûr aveit omb, hac en hènt-cé e zou stréh, carguet a zrein hac a sperne, dré béhani ne guêrhe meit un nombricg distér. Doh er ré-zé-memb-é é teliamb sellet; ar ou faseu-é é teliamb quêrhet, mar fallie d'emb meritein er gourôn a hloër en dès grateit Jesus-Chrouist d'é serviterion fidel. Groamb-ean, ha ni bé méritou ni-memb un dé.

---

## *En décvèd dé a vis en Avend.*

## SANT PIERRE CHRISOLOGUE, ARHESCOB.

En Sant-men, guenédicg ag en Italie, hac hanbuet Chrisologue a balamor d'é loquance gaër, hum ras ol de Zoné quentéh èl m'en doé bet assès a ouaid aveit en hanàouet. E Escob, én ur gonsidérein é santeleah hac é siance vras, er groas Diacre ag é ilis.

Un nebedieg amzér arlerh é varhuas en Arhescob a Ravenne, ha quentéh en habitandèd a guér e choégeas unan ag er Vêlean a inou aveit bout Arhescob ar é lerh hac én æ léh, ha, revé ma oé er gustum, er hassas de Rome, guet tud ag ou ferh, aveit gobér disclærieïn dré er Pab Sixte trivèd é cavé mad er choége ou doé groeit. En Escob a Gornely, péhani e oé bet unan ag er ré e yas de Rome, e gassas guet-ou ehué Pierre Chrisologue é Ziacre. En atretant, en Apostol sant Pierre ha sant Apollinær, martyr, e apparissas d'er Pab santel hac e ordrénas dehou laquat en Diacre Pierre de vout Escob é Ravenne. Er Pab, én ur gavouet ur merche quen hannat ag er choége en doé groeit en Eutru Doué ean-memb, ne receuas quet en hani en doé bet presantet dehou er Vêlean-hont, hac e ras dehai en Diacre Pierre eit Arhescob. Er changemant-cé e hroas poén dehai; mæs a pe gleuezant guet er Pab ean-memb er vision en doé bet, ind e bléguas guet joé de volanté santel en Eutru Doué, hac e oé bet læn a respet aveit ou Arhescob nehué.

Er Bugul santel-men, é arrihue é Ravenne, e oé bet receuet guet ur joé bras dré en Ampeleur ha dré er boble: larèt e ras dehai penaus ne houlenné guet-hai nameit ou dra hemb quin, de larèt-é, p'en doé aveit-hai hum garguet ag ur béh quer ponnér, m'ou devehé bet ehué héliet lézen Doué ha pourfitet ag er péh en devehé bet laret dehai ag é berh.

Laquat e ras é ol studi aveit hum acquittein mad ag en ol devérieu ag é gargue, ha sourcius e oé drès peb-tra d'instrugein é boble ar ol devérieu ur brechén mad hac ar en obligationeu en dès peb-unan é particuliér revé é stad ha condition: ni e gave hoah bermen memb eih uiguênd homéli pé perdègue en dès bet groeit ean-memb aveit instruction é boble.

Er Bugul santel-men, é huélet ur fal gustum é Ravenne, d'hobér certæn hoarieu ha corolleu d'en dé quetan ag er blai, e hroas é bossible aveit el lemel, hac el lemel e ras én effèd dré er moyand ag ur perdègue cribue ha nerbus é péhani, é mesque hilleih a dreu aral, é laras penaus er ré e falle dehai hum zivertissein ér bed-men guet er goal-sperèd, ne elleint quet hum rejouissein ér bed aral guet Jesus-Chrouist.

Perdègue e ré guet quement a nerh ha guet quement a

hrèd, ma vanquas un-dé é voéh dehou é creis é berdègue; ol er ré er cheleué, touchet é huélet er boén e gueméré aveit ou instrugein, e gommanças nezé ouilein ha goulen pardon guet Doué, ér fæçon ma tas en Arhescob santel de drugairéquat en Eutru Doué, m'en doé bet er hol-cé ag é voéh un efféd quer mad ha quer pourfitable.

Goudé en dout conduyet é escobti durant ardro tribuéh vlai guet ur santeleah vras, ean e varhuas tranquil hac é peah ardro er blai puar hand ha bantér-hand.

## RÉFLEXION.

Ar en devérieu, ar en obligationeu ag er stad é pébani é vihuamb é vehemb juget un dé. Guet a dud e zou neoah péré ne hroant quet réflexion ar ur poënd ag ur gonséquance quer bras! Péh conte n'hur bou-ni de rantein de Zoué ar guement-cé peb-unan a han-amb! Hui, par-example, tadeu ha mameu, hui e rescondou dirac Doué ag hou pugalé; rantein e rehet conte ag er soign e zeliet quemér a nehai, aveit ou instrugein, hac aveit gobér dehai larèt ou ſedenneu de vitin ha de noz, aveit ou hasse d'en overen, d'er hatechim, de govessat; aveit ou horrigein a pe veint dibarfæt ha divodeste én ilis, a pe douïant, a pe hantant ſal gompagnoneah; mar e hoès ean groeit, péh gloër, péh courôn aveit-oh! Mar e hoès manquet ag er gobér, péh sorte poén, péh sorte tourmant, allas!

---

## *En uinécvèd dé a vis en Avend.*

## SANT DAMAS, PAB.

ER Sant-men, guenédicg a Spagne, e véritas, dré é vertu, dré é sperèd hac é siance vras, bout groeit Diacre ag en ilis a Rome. A pe oé bet condannet er Pab Liber de vout divroet aveit er fé, Damas e bartias guet-ou aveit derhel compagnoneah dehou én é zivroemant, é péh léh é hroé ol consolation er Pab santel pébani hum chervigeas ehué perpet ag é avis én affærieu a gonséquance ag en Ilis.

Goudé marhue er Pab é oé bet choéget èl en hani e vérité muihan derhel é léh. En ol dud vad e drugairéquas en Eutru Doué d'en dout reit dehai ur Bugul quer parfæt ha quer ca-

pable, dré é santeleah ha dré é siance, de feabein anemisèd en Ilis. Neoah ur vanden tud diræson ha carguet a fal intantioneu, digoutant ag er choége e oé bet groeit a nehou, rac ma fallé dehai ou dout un aral aveit Pab, e glasquas en décriein én ul larèt a nehou goahan ma ellènt, ér fæçon ma sàuas un dissantion vras dré en arben a nehou. Er Sant, én ur huélet quement-cé, hum offras d'hum zizobér ag é gargue aveit laquat er peah; mæs èl ma oé bet hanàouet er faussoni ag er péh en doé laret er fal déadeu-cé, é chommas é peah er Pab santel, péhani ou fardonnas.

Deustou ma oé er sourci hac er hourage en doé bet attàu er Sant-men d'hobér goarne ordrénanceu ha réglenneu en Ilis, e oé bet occasion d'en dud fal-cé d'hum revoltein inemb dehou ha de glasque er refuse aveit Pab, ne vanquas neoah jamæs a hardéhtæt nac a gourage a pe oé question a bloër en Entru Doué hac a hani en Ilis. Gobér e ras ur réglemant aveit en dud a ilis hac ordrénanceu aveit er boble; ha veillein e ré aveit gobér ou mirèt. Aveit sonnat er peah en doé reit d'en Ilis, dré é hrèd abraset, dré é sourci hac é labourieu bras, ean e hroas assamblein ur honcile é péhani en hum gavas sant Ambroès, Escob ag er guér a Vilan, sant Valérien, ag er guér a Aquilé, sant Ascol, ag er guér a Dessalonique, ha sant Jérôme, péhani e chommas guet-ou aveit bout é segretær hac aveit er secour de resoond d'en difficultéieu e vezé queniguet dehou a bep cartér ag er vro crechén.

Anfin, ouaidet a buar uiguênd vlai, goudé en dout conduyet en Ilis guet quément a avistet hac a santeleah durant seitêc vlai ha tri mis, ean e varhuas inouraploh ha contantoh d'en dout héliet Jesus-Chrouist én é humilité, én é batiantæt hac én é vertuyeu aral aveit a vout bet é Viquèl ar en doar.

## Réflexion.

Er fal déadeu n'ou dès quet bet ispergnet er vrassan Sænt mayoh eit er réral; mæs er Sænt en dès bet andúret ou goal-gonzereahen én ur fæçon dishaval doh er réral; souffret ou dès ind bet guet peah ha guet humilité, abandonnet ou dès bet ou-haus étré deourne en Entru Doué, ha Doué ean-memb en dès bet discoeit ou innoçance hac ou santeleah.

Souffret guet patiantæt er péh ne hoès quet bet méritet,

laqueit hou confiance é Doué ha beah sur é cavou er moyand de rantein d'oh hou réputation gòel eit ne fehoh gobér na compreneín hui-memb.

---

## *En deuzêcvèd dé a vis en Avend.*

### SANT CORANTIN, Escob.

BRETONNÈD, ha hui é spécial Quimperis, mêlet ha glorifiet Doué d'en dout reit d'oh Sænt particuliér d'inourein, péré e zou hou Patromèd hac hou ç'avocadèd aveit presantein hou pedenneu dirac é Vajesté divin. Étré er re-zé é teliet inourein drès peb-tra sant Corantin, péhani, goudé bout bet gannet én hou pro, en dès bet conduyet, èl er Profæt Samuël, ur vuhé quer pur ha quer santel, que nen dès bet jamæs hanni cavet nitra de rebreichein dehou.

Er sperèd mad, guet en inclination vras en doé er Santmen a vihannicg eit er verlu, e broas dehou hanàouet abret vanité ha tromperezah er bed ha quemér er résolution d'hum rein de Zoué. Aveit donnet de ben ag é intantion, ean hum dennas én ul léh distro, é péh léh é oé é ol chonge hac occupation hum antretenein guet é Grouéour dré en oræson hac er mêlein nos ha dé.

Doué, péhani en dès ur soign particuliér ag é serviterion fidel, ha péhani e hum blige é ibuellat hac é seuel er ré humble, er mâgas én é zeserh én ur fæçon marveillus, hac e broas d'hanàouet é santeleah dré ur miracle bras; rac d'er bource m'en doé custum de monnet de glasque deur aveit alleige é vouit, en hum bresanté bamdé dirac-t-ou ér fetan ur pesquicg guet péhani é broé é brèd. Un dé ma tigouéhas er roué Grallon, én ur giboès, de arrihue én é ermitage, er Sant e breparas er pesquicg-cé, péhani e gresquas étré é zourne ér fæçon ma oé bet assès a nehou aveit rein de bredein d'er Prince ha d'en dud e oé doh en hélie. Er Roué, souéhet é huélet ur miracle quer caër, en doé bet quement a istim aveit er Sant, ma offras dehou en doar en doé ér barræs é péhani é oé, aveit gobér a nehou er péh en devehé bet caret.

Arlerh er miracle quetan-zé, sant Corantin e broas paud a réral, é spécial é andret sant Primel, pehani e oé ur Bélêg devot bras hac e vihué ehué én deserh-cé. Èl ma oé cam sant

Primel, ne ellé quet monnet de glasque deur, nameit guet hilleih a boén. Sant Corantin e yas d'er gùélet, e bassas en noz én ur vêlein Doué én é gompagnoneah, ha quênt er huittat e hroas, dré é beden, senel ur vamen bihue a zeur sclær étal é ermitage.

Ar er brud ag é viraclen hac ag é santeleah, er boble a Guimpér er goulennas aveit bout ou Escob, hac é oé bet sacret dré sant Martin, Escob a Dour. Er Bugul santel-men e veillé perpet ar é boble hac en instrugé guet ur grèd apostholique, hemb bihannat a nitra er morteficationeu e bratiqué a siaguênt én é zeserh, ér fæçon ma oé un example parfæt ag en ol vertuyeu eit peb-unan. Anfin, uset dré é labourieu bras, ha goudé en dout laqueit de dalhouet en donæzoneu en doé receuet guet Doué, ean e yas de receu é recompance d'en nean.

É amzér er brézélieu, er boble a Guimpér e gassas d'er guér a Dour corve santel ou Fatrom, é péh léh en er goarnér hoah guet hilleih a respet é couvand bras Sant-Martin; hac ér blai huézêc cand tri-ha-deu-uiguênd é oé bet degasset é vréh déheu ag er houvand-cé d'er vam-ilis a Guimpér, é péh léh en hé goarnér guet paud a respet, én antré ag er hœur.

RÉFLEXION.

Admiramb amen madeleah en Eutru Doué. Soign bras en dès a han-amb, hac hun inean e zou précius-dirac-t-ou, a pe n'hum goutante quet hemb quin a rein d'emb é Ælèd aveit hur goarne; mæs m'hum blige hoah doh hul laquat édan protection é Sænt, péré en dès reit d'emb eit avocadèd ha patromèd.

Er patromèd-cé hun dihuenne doh hun anemisèd. Er goal-sperèd e veille perpet aveit hur holle, hac hur patromèd santel e veille aveit hun dihuen. Guet a huéh n'en dint-i bet gùélet é apparissein aveit dihuen er boble e oé édan ou frotection? Mæs na liesset en ou dihuennant-ind hemb bout gùélet guet dén? Pedein e rant Doué perpet aveit ou ol dobérieu. Pedenneu hur patromèd santel-é e zistro a ziar-n-amb colér en Eutru Doué hac e denne ar-n-amb é visericorde. Péh obligation n'hun-nès-ni enta d'ou inourein ha de ziscoein dehai hun hanàuedigueah-vad! Ne bassamb enta dé erbet hemb rantein dehai un inour benac; santefiamb ou gouilieu dré un devotion læn a gonfiance, hac hum adressamb doh-t-hai én hun dobérieu spiritnel ha tamporel; mæs

choñgeamb penaus er brassan inour e ellamb rantein dehai e zou pratiquein er vertuyeu ou dès bet pratiquet.

*Avertissein e rér penaus er péh e zou bet laret amen a Batrom un escobti, e zelie bout comprenet ehué a Batrom hur parræs hac ag er ré e zou bet reit d'emb ér vadiènt eit Patromèd.*

---

## *En drizécvèd dé a vis en Avend.*

## SANTÈS LUCI pé LUCE, Guérhiès ha Martyrès.

Er Santès-men, guenédicg ag er guér a Syracus é Sicile, e oé a vihannicg douguet bras de bratiquein er vertu, hac hé sourci principal e oé hum hoarne perpet pur ha santel. Arlerh marhue hé zad, un Eutru pihuicq hé goulennas aveit priéd. Hé mam, quênt conze doh-t-hi, hé gratas dehou; mæs Luci, péhani en doé santimanteu aral, e bedas hé mam de hortos hoah: represantein e ras dehi é oé rai youancq, ha penaus n'hé doé quet brassoh desir aveit chomme guet-hi.

Ur hlinhuèd bras, péhani e zas d'hé mam, e viras doh-t-hi ag hé fressein de zimêein. Luci en doé bet ur sourci bras ag hé mam durant hé hlinhuèd, hac é huélet ne chervigé en ol remædeu de nitra, hi e bromettas monnet guet-hi de vé santès Agathe, péhani e hroé miracleu bras ér guér a Gatan. Monnet e rezant ou dihue assamble, hac én amzér ma hroé Luci hé feden ar er bé, é oé bet ravisset a sperèd, hac é apparissas dehi santès Agathe én ul larèt: *Luci, me hoér er garanté, perac é houlennet-hui guet-n-eign er péh e ellet obtenein hui memb? Jesus-Chrouist, hou priéd divin, e accorde d'oh er yehaid e houlennet aveit hou mam.* Luci, guet ur joé bras, e vréhattas hé mam én ul larèt: *Doué en dès reit d'oh, me mam; ur græce vras, ha confiance e mès n'em refusehet quet ag en hani e houlennan guet-n-oh én é hanhue, péhani e zou ma vou reit d'er beurerion quement-tra hou poé destinet de rein d'eign é timéein, rac groeit e mès ró a huerhtæt.*

Hé mam, touchet é huélet hé résolution quer courajus, ne dardas quet a impléein en danné destinet d'hé merh aveit soulagein er beurerion ha délivrein er brisonnerion hac er sclavèd. En Eutru de béhani é oé bet grateit Luci, é huélet quement-cé, dré er fâche en doé, e zisclærias d'er Goarnour penaus ma oé crechénès. Er Goarnour e hroas hé arrestein

hac e ordrénas debi sacrefiein d'en douéèd; mæs rescond e ras : *Ne hanàuan quin Doué nameit en Doué ol-buissant hac éternel, de béhani en e mès deja groeit er sacrefice a me ol madeu, ha ne zesiran mui nameit gobér dehou er sacrefice a mem buhé.*

Nen dé quet requis devise quement, emé er Goarnour dehi, en tourmanteu e broei d'oh arsàue imbèr hou üscourieu. Er poémieu e souffrér aveit Jesus-Chrouist, emé er Santès, ne féhènt quet gobér d'é Vartyrèd tàuein; hun assuret en dès ean-memb penaus, a pe vehemb dirac er ré e zelie hur jugein, nen dé quet ni-é e gouze, mæs er Sperèd-Santel é e gouze én-amb. Credein e ret enta, em'ean, é ma er Sperèd-Santel én-oh? Credein e ran, emé-hi, penaus en hani e gonduie ur vuhé pur hac honeste e zou tample d'er Sperèd-Santel. Mar d'oh tample d'er Sperèd-Santel, emé en tyrant malheurus, me broei ne vehet quet mui. Quentéh ean e ordrénas hé hasse d'ul léh infâme aveit bout disinouret. Mæs petra e elle malice en dud, hac en ihuerne memb, inemb de ol-buissance en Eutru Doué? Er Santès e chommas quer ferme én hé léh, que ne oé bet moyand d'hé boulgeal 'na d'hé diblace a inou. En tyrant barbar e ordrénas nezé allumein un tan bras én dro dehi; mæs Doué hé goarantas chué doh en nerh ag en tan. En tyrant ahurtet e hroas anfin trézein hé gougue guet un taul glean. Hé martyr e arribuas er blai tri hand puar.

REFLEXION.

Eurus, ha mil güéh eurus er ré e zou pur hac hemb coucíadur, a p'en dint tample d'er Sperèd-Santel! mæs malheurus er horveu hac en ineaneu lous hac impudique, p'en dint demeurance d'er goal-sperèd!

*Eile Réflexion.* Caër en devou er bed, er hicg hac en diaul hun tantein, hur solitein d'en droug, ma ne gousantamb quet, ne pas hemb quin n'hun nès quet péhèd; mæs, é contrel, ni hun nès mérit. Nitra ne elle hun dannein, mæs chué nitra ne elle hur salvein hemb hur volanté.

---

## *Er buarzécvéd dé a vis en Avend.*

## SANT GUIGNÉR, MARTYR.

GUIGNÉR, hanhuet chué Fingar, e oé mab de Glyton, unan ag er Rouanné ag en Irlandre, de béh léh é has sant

Patrice de berdègue en Aviél. Er respet e ziscoas er prince youancq-men, én un assamblé general, aveit er missionnær santel-zé, péhani e oé dispriset guet en ol rouanné ha tuchentil vras aral ag en inizen, hac er grèd guet péhani é receuas er fé, e zouguas é dad d'el laquat ér mæz ag é stadeu, èl unan ag é anemisèd hac èl un anemis d'é zouéèd. Guignér hum dennas guet ur vandeu amièd aral en doé, crechénion ehué èl d'ou, é Bretagne. Audren, péhani e oé nezé roué ag er vro-cé, er receuas guet paud a vadeleah hac e ras doar dehou aveit é gansortèd hac ean. Bihuein e ras inou durant mar-a-vlai én exceleiceu ag ur vuhé santel, én ur hélie, a guement ma ellé, buhé sant Patrice é væstre. En desir en doé d'hum occupein a Zoué hemb quin ha d'hum rein aquêrh dehou, e hroas dehou hum zispartiein doh é gansortèd hac hum dennein én ur hroh é péhani é passé ol é amzér é chongeal ér gùirionéeu éternel, hac é péh léh é vihué guet méz hemb quin.

Goudé bout bet distroeit dehuéhatoh d'en Irlandre, én intantion a gonvertissein é vroïs de Jesus-Chrouist, ean e refusas er gourôn e zé er marhue a lemel guet é dad, hac e guenigué dehou guet paud mad a bresse é sujité, en doé bet convertisset sant Patrice durant ma oé ean bet é Bretagne; er péh e zisco penaus er ré e hroa profession ag er gùir fé, ne vanquant jamæs a vout fidel d'ou gùir Roué ha d'ou souveræn legitime.

En desir ag er retræd hac ag ur vuhé dissorbe e hroas de Huignér hum dennein eit un eile gùéh ag é vro, é compagnoneah open seih cand a dud, én nombre a béré é oé seih Escob hac é hoér Pial, péhani e oé hi ehué quen humble ha quen distagué doh er bed avel ma oé ean-memb. En intantion ou doé e oé perdègue en Aviél d'er Saxonèd, péré en doé groeit ou demeurance én ur hartér bro ag en Anglctèr, hac e hélié superstitioneu er bayanage. Én ur arribue é bro er Gornevailled a Angletèr, sant Guignér hac é gansortèd e hroas de hanàouet guet péh intantion é oènt deit; mæs a boén en en doé gouyet quement-cé Théodoric, pé quêntoh Theudric, prince breton, ma tastumas é soudardèd, ha ma has d'hum durel ar nehai guet quement a gounar, ma hroas ou massacrein ol. Er péh e gredér e oé bet caus d'er vocereah-cé e oé bet groeit a nehai, e oé er has en doé er

Vretonnèd doh en habitandèd a Irlandre, hemb ne oé bet é quement-cé question erbet a religion. Neoah, dré ma oènt bet laqueit d'er marhue énep d'er gùir ha ræson, é mant bet sellet attàu èl Martyrèd. Sant Guignér, péhani nen doé quet arsàuet a zouguein en dud courajus-cé d'andur er marhue guet patiantæt, e oé bet dibennet ean-memb ar ou lerh. É vartyr e arribuas ardro er blai puar hand puemb-ha-hantér-hand.

Gobér e rér mimoér a sant Guignér ér vro a Léon, é parræs Ploudiri, é péhani é hès ur chapél sàuet én é inour, hanhuet Loc-equiner. Ur chapél ag er vam-ilis a Huénèd en dès ean ehué aveit patrom, hac ol en escobti e hroa é office er buarzêcvèd dé a vis en avend peb plai. Er Sant-men e zou er Patrom a barræs Pleuignér, é escobti Guénèd; marcé memb é oé inou en hum dennas a pe gùittas eit er huéh quetan é vro. Goarne e rér lod ag é relégueu én ilis parræs-cé.

## RÉFLEXION.

Tud er bed, péré e chonge guet-hai é ellér cavouet er gùir eurustet ar en doar, e zou mar-a-huéh souéhet dré ne huélant quet en Eutru Doué é rein d'é amied ol er honsolationeu ag er vuhé presant, ha dré ma huélant, é contrel, é permette memb lìès ma couéhant, èl sant Guignér, édan rage ha furi er ré fal ha digouciance. Hum drompein a vras-é chongeal é ellér cavouet ha tanhouat ur gùir lehuiné hac eurustet ér bed-men. Un dra caër-é en eurustet, emé sant Augustin; mæs en dout e ra ur vro, ha nen dé quet hennen-é. Jesus-Chrouist en dès bet disquennet a vro en eurustet, ha nen dès quet bet mui cavet en eurustet ar en doar. Goapeit, anjuliet, garrottet ha flagellet-é bet; scopet e zou bet é creis é face, couronnet-é bet a sperne, staguet-é bet doh er groéz; anfin er Mæstre general-cé a guement-tra e zou crouéet, e zou bet laqueit d'er marhue. O mab-dén! té péhani nen dous nameit er sclave, perac enta é clasquès-té en eurustet én ur vro é péhani nen dès er Mæstre cavet nameit er marhue!



### *Er buemzécvèd dé a vis en Avend.*

## SANT SPIRIDION, ESCOB.

ADORAMB comportemant admirable en Eutru Doué, péhani hum chervige, a pe blige guet-ou, ag er ré simple ha distér ag er bed aveit feahein ha méhequat er ré cribue ha puissant, avel m'en dès bet groeit é andret sant Spiridion, péhani e oé dré é stad ur heih bugul devèd, hac e zou bet deit de vout ur Bugul bras d'en ineanea.

Er Sant-men e oé guenédicg a Chypre. Er vuhé cuhet ha dissaffar e gonduyé én ur hoarne é zevèd, e chervigeas hilleih dehou de hoarne ehué é innoçance; hac en Eutru Doué, péhani hum blige é scòille é hræceu ar er baloneu pur ha simple, er harguas ag é faveurieu, hac e ras dehou siance hac antandemant aveit hanàouet hac admirein muyoh-mui parfectioneu é Grouéour én ol treu crouéet.

Quement unan en hanàué e oé souehet é huélet é vodesti hac é zevotion, hac é peb léh é vezé conzet ag é verto. A pe gommanças en tyrant Maximien, ér blai tri hand puar, persecutein er Grechénion, é oé bet ehué arrestet sant Spiridion, condaunet de labourat ér meingléieu, hac en en doé bet paud de souffrein aveit er fé. Arlerh marhue en tyrant, ean e zistroas d'é vro. É dy e oé attàu digueor d'er beurerion ha d'en estrangerion, hac é vuhé e ellé chervige de scùir ha d'example d'er venéh santellan.

Èl ma tas en Escob a Drimytonte, toste de Salamine, de verhuel, é oé bet laqueit Spiridion de vout Escob én é léh, deustou ne oé quet coutant ha ma refusé en inour-zé, én ul larèt penaus ne oé quet capable de gonduie ur gargue quer bras. É vuhé admirable e ziscoas sclær ha splan péh quer juste e oé er choége e oé bet groeit a nehou. Biscoah ne oé bet gùélet mui a avistet, a soustér, a garanté hac a brèd én ur Bugul; peb-unan er respetté avel un dén-Doué hac er hâré avel é dad. Visitein e ré é escobti ar droèd, hemb trein; é beuranté hac é simplicité ne virènt quet nen doé en ol ur respet bras aveit-ou; é santeleah er ranté bamdé respettaploh é peb léh, ha Doué e accordas dehou, én é vuhé, en donæzon a viracleu.

Er Sant-men nen doé quet ul loquance èl ul lod vad aral; mæs en dout e ré ur siance particuliér aveit touchein ha convertissein en ineaneu. Én amzér ma assisté ér honcile a Nicé, un dén abil, mæs péhani en doé ur fal gredeu hac e oé ahurtet én é santimant, e zisputas inou doh en abillan Escobèd ha Doctorèd : caër en doé er ré-men rescond d'en difficultéieu e guenigué dehai en dén-cé, ne hum ranté quet. Sant Spiridion e sàuas anfin, ha goudé en dout conzet dohtou guet ur simplicité vras, gùir-é, mæs guet conzeu péré en doé receuet un nerh a ziarhlué, en dén-cé, quen ahurtet a ziaguênt, e zigueoras nezé é zeulegad d'er huirioné; hanàouet e ras en hum drompé; disclærieïn e ras dirac en ol é oé er gueu guet-ou, ha rein e ras mil bennoh d'er Sant d'en dout-ean gouniet ha convertisset.

Sant Spiridion, uset anfin guet en ouaid ha læn a vériteu, e rantas é inean de Zoué, én ur recommandein d'é boble en dout caranté en eile eit éguilé ha bout truhéus é quevér er benrerion.

## RÉFLEXION.

Spiridion, én ur hoarne é zevèd, nen doé quin desir na quin ambition nameit de chervige Doué ér stad-cé, ha Doué en dès groeit a nehou un Escob bras ha santel. Hur fortun e zou étré deourne en Eutru Doué. Ne hum geinet quet quement enta, tud youancq, eit gout petra e vehet un dé; mæs pedet Doué de zisposein a han-oh revé é volanté; pedet-ean dé rein d'oh d'hanàouet er stad é péhani é ellehet er chervigein gùel ha gobér surroh hou salvedigueah; hac é tretant, chonget a hobér mad hou tevér ér stad presant é péhani en hum gavet. Mar d'oh tad a famille, ne gueméret quet quement-cé a boén ar hou sperèd aveit fortun hou pugalé; chonget a chervigein Doué erhat hac a laquat hou pugalé d'er gobér ehué; pedet en Eutru Doué d'en dout soign a nehai, ha hui ou flaçou gùel hac e gavou gùel chanche aveit ne fehoh hui-memb cavouet guet hou ç'ol sperèd ha guet hou ç'ol sourci.



## *Er huézècvèd dè a vis en Avend.*

## SANT ADON, ARHESCOB.

SANT ADON, guenédicg ag en escobti a Saus, ér rante-leah a France, e oé bet laqueit abret én ur houvand aveit bout disquet ha dessàuet mad inou. En dout e ré ur sperèd douce, gracius ha perpet ingal, hac en ol e oé souéhet é huélet quement a avistet én ur hroaidur quer youancq. Èl m'hum ré ol d'er studi ha d'er pratique ag er vertuyeu, é tas, hemb tardein, de vout unan ag er ré abillan ag é amzér, ha sel-mui ma té de vout abil, sel mui é oé humble. Monnet e ras dré zevotion de Rome aveit visitein béieu en Apos-tolèd sant Pierre ha sant Paul, ha chomme e ras inou durant puemb plai.

Én ur zistroein a Rome, ean e bassas dré Lyon, é péh léh sant Remi, Arhescob ag er guér-cé, péhani en istimé bras, en dalhas étal d'ou aveit labourat eit salvedigueah en ineaneu ag é escobti. Er gobér e ras guet quement a brèd ha guet quement a fréh, ma véritas bout laqueit gondé de vout Arhescob ér guér a Vienne.

Er Bugul santel-men e oé sourcius bras de veillein ar é boble ha d'hum acqùittein ag en ol devérieu ag é gargue; mæs eillein e rér larèt en en doé ur soign particuliér d'ins-trugein er ré dihouyêc ha de secour er béherion vras péré en doé volanté vad de retourne de Zoué; èl m'en doé eit er ré-men ur vadeleah, un doustér hac ur garanté hemb par, ean e douché hac e hounié ou halonen dré en aviseu mad e ré dehai, hac e bourfité nezé ag en disposition eurus-cé aveit inspirein dehai un horreur bras doh er péhèd hac ou inga-gein de bratiquein a galon vad er benigen.

En desir berbuidant en doé de gonvertissein er vrassan péherion ha de laquat en ol de gârein ha de bratiquein er benigen, e hroas dehou seuel ur chapél én inour d'en tri penitand bras a béré é conze en aviél, santès Mari-Madelén, sant Pierre hac el Lair mad, péré e zou patromèd en ineaneu penitand. Doué e ziscoas péh quen agréable e oé dehou en devotion é andret er benitanded santel-men dré un nombre bras a viracleu e arribuas ér chapél-zé.

Sant Adon, én ur gonsiderein ehué penaus nen dès nitra a guement n'hun ingage muyoh d'er santeleah, aveit leinein buhé er ré en dès bet conduyet ur vuhé santel, hum laquas de scrihue buhé er Sænt. Composein e ras ul livre admirable, hac én ur scrihuein buhé er Sænt, ean e chongeas ag hum santefiein ean-memb quetan én ur hélie ou vertuyeu.

Anfin, uset dré en ouaid ha dré é vortefication eu, ean e yas de jouissein a hloër er Sænt én nean, ardro er blai eih cand puemzêc-ha-tri-uiguênd.

## RÉFLEXION.

Ha hui e hoès, inean crechén, brassoh desir aveit de vout un dé eurus én nean? Mar dé hennéh-é brassan desir hou calon, laqueit hou prassan sourci de vihuein avel m'en dès bihuet er Sænt; rac ne antréchemb jamæs én nean, ma ne vihuamb santelemant ér bed-men. Aveit guellein enta gobér avel er Sænt, disquet petra ou dès groeit, én ul leinein ou buhé. Queméret ur momand a amzér bamdé aveit gobér el lectur-zé, ha groeit-hi é presance tud hou ty, eit ma elleint ehué pourfitein a nehi. Pratiquet, muihan ma vou possible d'oh, er vertuyeu e remerquehet é buhé er Sænt; drès pebtra, groeit réflexion ha chonget penaus ol er Sænt e zou bet joéntet doh Doué dré er beden pé dré en oræson; é mant bet ruste én ou andret ind-memb, ha charitable doh en nessan. Ne gavehet Sant erbet a guement nen devehé bet en tair calité-zé, hemb péré ne ellér quet bout én gorto a monnet d'er baraouis.

---

*Er seitécvéd dé a vis en Avend.*

## SANT EUSÈB, Escob.

SANT EUSÈB, guenédicg a Sardaigne, e hroas é studi é Rome, é péh léh en hum zifforhas, dré é abiltæt ha siance, doh é gansortèd aral. En ol e admiré é sperèd luêm ha parfæt, ha muyoh hoah er santelcah ag é vuhé.

Er Pab Sylvestre er receuas guet joé é mesque en dud a ilis hac er hassas de berdègue d'er guér a Verceil ér Piémont, é péh léh é oé bet quênt pêl quen istimet dré en habitandèd, m'er goulennezant aveit bout ou Escob, ha quentéh é oé

bet accordet dehai. Ér gargue-cé ean e gueméras ur sourci extraordinær ag é boble hac e laquas ur reihtæt admirable é mesque er Vêlean. Bihuein e ré én ur memb ty guet-hai, avel ma vihue er venéh én ur bouvand; conduie e rènt ur vuhé forh morteñet; en office divin e vesé cannet noz ha dé guet solannité; rein e rènt bamdé un amsér vras d'el lectur ag er Scritur santel ha d'er studi; hac en Escob santel-men, péhani bum gavé perpet er hetan én ol excelciceu-sé, e greaqué ou grèd dré é example querclous èl dré er honféranceu spirituel e hroé dehé bamdé. Intantion sant Eusèb, é quement-cé, e oé preparein Ministrèd mad de Jesus-Chrouist, ha donnet e ras de ben ag é zessein. Ehué paud a ilisieu e houlennas bout conduyet dré é zisciplèd; ha gùélet-oé bet choégein é mesque é Vêlean billeih a Escobèd abil ha vertuus.

Ne vanqué quet hoah a instrugein mad é boble hac a zougue peb-unan de réglein é vuhé ar aviél Jesus-Chrouist. É bèr-amsér ehué é oé bet gùélet ol en habitandèd a Verceil é vout læn a brèd hac a zevotion, hac er béberion vrassan ind-memb doh hum gonvertissein.

Er Pab, én ur hanàouet reih é verto hac é vérit extraordinær, e scribuas dehou d'hum rantein ér honcile a Vilan aveit assai parrat doh en droug e hroé en hérétiquèd inou hac aveit dihuen caus sant Athanas, péhani e oé bet divroet aveit er fé. Er Sant-men, én ur arrihue é Milan, e representas d'en ampeleur Constance en injustice e oé bet groeit é condannein sant Athanas; mæs en hérétiquèd, péré ne fallé quet dehai ma vehé bet examinet spis en affær-zé, e hroas quement ar en Ampeleur, péhani e oé hérétique eanmemb, ma ordrénas ehué divroein Eusèb hac er hasse d'er guér a Scythopolis ér Palestine.

Én é zivroemant, ean e gonvertissas un nombre bras a ineanen de Zoué; mæs é anemisèd, læn a ivi doh-t-ou, é huélet en istim e hroé a nehou er boble ag er hartér-zé, en dalhas én ur prison é péhani é anduras caîz a nan hac ur visér vras. Trettet-oé bet guet mui a grueldæt eit ne drettér er sclavèd criminel, ha souffrein e ras ur boén calettoh aveit er marhue.

Èl ma tas ér fin en ampeleur Constance de verhuel, en en doé bet er Sant el liberté de zistroein ag é zivroemant. A pe arrihuas én é escobti, é oé bet receuet guet ur joé general, èl m'er mérité un dihuennour quer bras ag en Ilis.

Un nebedicg amzér goudé é has d'en nean de jouissein ag er repos éternel en doé méritet dré guement a boénieu anduret durant quehet a amzér aveit soutén er fé ha dihuenne en Ilis. Merhuel e ras er blai tri hand dêc-ha-tri-uiguênd, ouaidet a zêc vlai ha tri uiguênd.

### REFLEXION.

Er garanté vras en doé sant Eusèb, en dès bet groeit dehou labourat guet fatique ha souffrein poénieu bras aveit gloër en Eutru Doué, aveit soutén en Ilis, aveit conversion en ineaneu hac aveit dihuenne innoçance sant Athanas. Er garanté véritable e zou apert ha courajus; er garanté ne gave nitra diæz, nitra poénius. Comprenamb enta péh quer bihan é hur haranté-ni, én ur gonsiderein péh quer bihan a dra e hroamb aveit Doué hac aveit hun nessan.

---

*En drihuéhvéd dé a vis en Avend.*

## SANT YEHAN CAPISTRAN.

En Sant-men, gannet é ranteleah Naple, goudé en dout commancet é scôlage én é vro, e yas d'er guér a Bérouse aveit achihue é studi. Hum zifforhe e ras quement inou dré é sperèd caër, dré é loquance vras ha dré-un avistet drès er gumun, ma oé bet reit dehou ur gargue vras hac inourable. Hum acquittein e ré a nehi guet inour ha léaldæt, ha rac-cé é oé istimet ha respettet guet peb-unan; hum bligein e ré én é stad, ha bihuein e ré én é æz hac é prospérité; mæs Doué, péhani nen doé quet reit dehou calitéeu quer caër aveit gobér a nehou ur sclave d'er bed, e zismantas é brospérité trompus, hac e hroas dehou cavouet é zispligeadur é creis é bligeadurieu memb.

Seuel e ras brézel étré er guér a Bérouse hac er Roué a Naple. Yehan Capistran e labouras hilleih aveit laquat er peah étré-z-hai; er péh e hroas d'en habitandèd a Bérouse suspettein é fideldæt ha chongeal é oé de unan guet er Roué a Naple. En arrestein e rezant hac el laquat ér prison, é péh léh é hortas pêl-amzér, mæs hemb bout avancettoh, m'en devehé bet er Roué-cé groeit un dra-benac aveit en tennein a visér hac el laquat én é liberté, péhani nen doé

collet nameit aveit rantein chevige dehou. En ingratitud-cé a berb er Roué e broas dehou gobér réflexion ar er bihan a gonfiance e zeliér en dout é faveur bac amité er ré vras. En ur santein nezé ur baz segrèd d'en dout cherviget er bed quehet a amzér, ean e guemèras er résolution de hum rein ol de Zoué aveit mad.

Èl ne oé bet cavet testoni na merche erbet inemb dehou, é oé bet ér fin laqueit ér mæs ag er prison. Én ur sortiein a inou, ean e buerhas ol é vadeu, e impléas en bantér ag er buerh de baiein é rançon bac e ras er reste d'er beurerion. Monnet e ras arlerh d'ur bouvaod a urh sant Françæs, aveit bout receuet én-ou; mæs en Tad-gardién, dré en eune en doé ne vehé bet é résolution nameit un effèd ag un drespet péhani e ellé passein én un taul, e vennas gout bac ean e oé gùir é vocation; hac eit quement-cé, ean e broas dehou gobér tro quér, azéet ar un azen, guet ur gouh sai ar béhani é oé scribuet, é lettrenneu bras, penaus ma oé ur hriminel goleit a béhedeu. Un dra calet e oé quement-cé aveit un dén a dregond vlai, péhani e bassé ér vro aveit bout un dén a inour hac a isprid; mæs èl m'en doé renonciet eit mad de hloër er bed, ean e broas er péh e oé bet ordrénet dehou, forh joéius a gavouet en occasion-zé de vouguein én é galon betac en disterran santimant a vanitéeu er bed.

Arlerh en dout groeit é brofession, ne oé mui burhud é vehé meit ur yune continuel; chomme e ras huéh vlai hemb daibrein tam quicg, ha ne gousqué meit ar er planche, ha hoah ordinæremant tair pé pedair ær hemb quin. Ne vezé jamæs gùélet ar é zeulin dirac ur grucefi pé dirac er Sacremant ag en Autær, hemb ne vezé credet é oé ravisset a sperèd; hac en dareu péré e ridé ag é zeulegad ér memb amzér, e ziscoé er santimanteu a garaanté e oé én é galon.

A pe hanàuas é Supériorèd en donæzon caër en doé aveit perdègue, ind er hassas de berdègue de var-a-léh, hac é berdégueu e broas paud a vad é peb léh. Touchein e ré calonneu er béherion aburtettan, hac ou gounit e ré de Zoué drès peb-tra dré en dougeance ag é jugemanteu. A ziar ur perdègue e broas é Bohême ar er jugemanf general, open cand dén youancq hum rantas menéh; arlerh ur perdègue aral e broas é Aquila, ar er vanité hac en dangérieu ag er bed, é oé bet gùélet er merhèd é tegasse dirac-t-ou braguerisseu

ha treu aral en doé bet cherviget dehai quel liès d'offancein Doué ha doh ou losquein én é bresance. Er memb tra e arrihuas é Nuremberg, é Leipsick hac é quérieu aral hoah.

Gobér e ras un amité particuliér guet sant Bernardin a Sienne, hac er secour e ras de laquat ur refurme é urh sant Françæs. Er Pab Nicolas puemvèd er groas commissær apostolique én Allemagne, é Bohême, ér Pologne hac én Hongrie. Convertissein e ras ér broïeu-çé un nombre bras a béherion, hac é spécial a hérétiquèd. Ér fin, ouaidet a uinêc vlai ha tri uiguênd, ean e varhuas é couvand Villec, én Hongrie, er blai puarzêc cand hueh-ha-hantér-hand.

## RÉFLEXION.

En trebilleu, en afflictioneu, malgræce er bed, e zou avantajus a pe houyér pourfitein a nehai aveit er salvedigueah. Nac avantajusset-é bet de sant Yehan Capistran er hol ag é gargue! Tremeine e ras ag er prison d'er houvand, hac ag er houvand d'en nean. Eurus en ahuél hac en tampeste péré hun taule ér porh assuret! Nen dès trebille erbet a guement nen dé ur moyand a salvedigueah d'en n'emb e houér gobér un implé mad a nehou. Bout é prospérité ér bed, e zou liès ur merche a zannation.

*Eile Réflexon.* Ne ellamb quet banàouet gùel ha ni hun nès ur gùir garanté doh Doué aveit én amzér a drebille; naturelé er hârein durant m'hur bargue a gonsolationeu, a vadeu hac a faveurieu; mæs bout fidel de Zoué hac er chervigein guet courage én amzér ma ta d'hul lezel ér boén, én affliction, ér séhour spirituel, e zou ur merche ag ur galon vad hac ag ur garanté pur ha parfæt.

---

*En nandêcvèd dé a vis en Avend.*

## SANT JULIAN SABAS, ERMIT.

Er Sant-men, guenédicg ag en Asie, de béhani é oé bet reit, a gaus d'é avistet ha d'é furnès, el lishanhue a Sabas, péhani e senefie, él langage a Syrie, un dén couh, én ur gonsiderein, én é youancquis, penaus é ma en affær ag er salvedigueah é hur hetan affær hac hun affær a vrassan consé-quance, hac ér memb amsér scontet é raug en dangérieu a

béré é ma carguet er bed, hum dennas én ur hroh tihoél ha mouiste, toste d'er guér a Edesse. Ol é vâgadur ne oé meit un tam bara dû, ha hoah n'en daibré nameit én achimant ag en dé; mæs santein e ré én é inean un doustér spirituel hac ur gonsolation quer bras, que ne arsàué a gannein mêlodi de Zoué, ha perpet én ur scùillein dareu a joé. *Nac agréaplet-é hou mêlodi d'em guénou-mé*, *ô men Doué!* e laré-ean guet er Profæt; *brassoh-é en doustér e gavan doh hou mêlein eit nen dé en doustér ag er mél.* Er Sant-men, abraset dré en tan a garanté Doué, en devehé bet caret guellein seuel quen ihuél é voéh ma vehé bet cleuet guet en ol dud ag er bed, aveit rein de gomprenein de bep-unan penaus nen dès nameit er garanté pur doh Doué e elle gobér tanhouat ur joé pur ha parfæt.

Goudé en dout passet inou mar-a-vlai, ean hum dennas ar er manné Sina én Arabie. Er brud ag é vertuyeu e yas én deserheu a ziardro, ha donnet e ras hilleih a ermitèd d'er pedein d'ou receu édan é hoarnation. E humilité vras e hroas dehou pél-amzér ou refuse ag er péh e boulennènt guet-ou; mæs arlerh ean e gousantas m'en devehé bet chommet guet-ou un nombre bihan a nehai, a gondition m'ou devehé bet goarnet ur silance dalhable, ha ma vehé bet er beden ou occupation principal ha casi continuel. Ér fin ag é amzér en en doé ardro cand disciple péré e chommé guet-ou hac e vihué avel d'ou, de béré é permetté neoah daibrein guet ou bara certæn lezeu e gresqué én deserh.

Laquat e ras eit réglemant én ou mesque m'ou devehé bet cannet ol assamble mêlodi de Zoué durant en darne-muihan ag en noz, ha ma vehènt bet oueit de sàu-heaul, deu ha deu, é silance, d'eu deserh, é péh léh, a amzér de amzér, unan, doh hum laquat ar é zeulin, en devehé bet adoret Doué dré er sacrefice ag é galon, hac en aral, péhani e vehé bet én é sàu, en devehé bet cannet puemzêc psalme; ha goudé quement-cé, en hani e oé bet ar é zeulin e zelié seuel ha cannein ehué puemzêc psalme aral, hac en aral e zelié hum laquat ar é zeulin aveit adorein Doué d'é dro. Gobér e rènt quement-cé a vitin bet en anderhue; ha goudé ou dout reposet un nebedicg ardro cuh-heaul, peb-unan hum ranté én é ermitage, é péh léh, arlerh ou dout groeit ur prèd distér, é cannènt hymneu ha cantiqueu.

Er Sant-men, goudé en dout bihuet pêl-amzér én é zeserh, hemb jamæs bihannat nitra ag é vorteficationeu, én drespet d'é ouaid bras, e varhuas èl ma varhue er Sænt. Ne houyér quet juste é ouaid nac er blai ma varhuas; credein e rér neoah en en doé bihuet toste de gand vlai.

## RÉFLEXION.

* Er Sænt, en Ermitèd santel, péré en dès bet tremeinet ou buhé én deserh, n'ou dès bet pêlleit doh commerce en dud nameit eit hum antretenein gùel é peah guet Doué. Ou hommerce e oé én nean, ou devis e oé perpet guet Doué, hac én devis santel ha douce-zé guet ou Hrouéour hac ou Salvér, ind e santé infinimant muyoh a joé hac a gonsolation aveit n'ou devehé bet cavet ér hompagnoneaheu pé én assambléieu caërran ag er bed. Ér silance, én deserh, ér retræd-é é conze en Eutru Doué doh er galon; a pe blige guet Doué hum antretenein guet un inean, en inean-cé e ziovér a galon vad peb sorte devis ha discourieu aral. Mæs nen dès meit er ré e zou eurus erhoalh aveit gobér en expériance a guement-men, e elle comprenein er joé hac en doustér-zé a ziarhlué.

---

## *En uiguéndvèd dé a vis en Avend.*

## SANT MALACHI, Escob.

Er Sant-men, guenédicg a Irlandre, hac a béhani en en dès sant Bernard scribuet er vuhé, en doé én é youancquis avistet un dén parfæt, humilité ur Sant ha purtæt un æl. É vrassan pligeadur e oé secour er beurerion abandonnet, én ur rantein dehai peb sorte chervige, beta lieinnein er ré varhue. É vertu hac é vérit extraordinær e hroas er recen é mesque en dud a ilis, hac hemb tardein, en Escob er harguas a berdègue en Aviél. Er perdégour-men, puissant én œvreu hac é conzeu, e hroas é bèr-amzér billeih a vad hac a gonversioneu bras; lemel e ras er fal gustumeu a vesque er boble, én ur zouguein en ol d'er pratique ag en devotion; perdègue e ré én ur fæçon nerhus ha capable de dennein dareu a gontrition. Mæs er péh e secouré muihan doh quement a gonversioneu, e oé é example prope. En oi er sellé

avel un tæl a pe oé doh en autær, èl ur Sant én é zeviseu ordinær, hac èl un Apostol ér gadoër a huirioné : en doustér, er vortefication, en humilité en hélié é peb léh.

Arlerh marhue en Escob a Gonnert, é oé bet choéget én é léh. Én ur guemér position ag é escobti, ean e hanàuas er stad triste é péhani é vihué é boble ; ne gavas nameit tud cri ha barbar, péré e vihué burhut hemb religion ; quen ahurtet e oènt ha quen digouciance, ma oé bet contraignet er ber-déguerion ha paud a Vêleau d'ou abandonnein ; en ilisieu e oé pedoste distruget, er Sacremanteu délezet, en dihouye-gueah e oé general ; er superstitioneu e oé stanque ér vro, ha guet-hai peb sorte vinceu. Er Bugul santel-men ne gollas quet courage ; poénieiu e ras aveit gounit é boble de guetan dré é zoustér hac é batiantæt ; liès é vesé dispriset hac an-juliet ; istroh eit ur huéh en hum gavas én dangér ag é vuhé ; mæs nitra ne ellas yeinnein é garanté. É huélet é oé inutil é ol boén ha labour, ean e dremeinas mar-a-noz én oræson, én ur suplieiu en Eutru Doué de sellet a druhé doh é boble. Ér fin é batiantæt hac é bersévérance en doé bet er victoër ; er halonen caletteit-cé e zas de dinerrat ; ind e chommas a nebedicgueu de gleuet boéh ou Bugul ha d'assistein én é ins-tructioneu, hac arlerh ind e zas memb d'er respettein ha d'er hârein avel ou zad. Laquat e ras nezé ur reihtæt caër én é ol escobti, ha bet en doé bet, deu vlai goudé, er gouso-lation de huélet un devotion hac ur grèd bras é peb léh.

En Escob santel-men, én ur monnet de Rome, e bassas é abaty Clervaux, é péh léh é oé sant Bernard. Arlerh en dout passet inou puar dé én ur joé bras, doh hum huélet é compagnoneah meneh quer santel, ean e chommas clan ; receu e ras é Sacremanteu guet un devotion nehué ; consolein e ras er veneh, péré e oé ol glaharet, hac é varhuas étré ou divréh, guet ur joé peintet ar é face, péhani e ziscoé é espérance erme hac é gonfiance vras é Doué.

## RÉFLEXION.

Er Sant-men en dès bet perpet conduyet ur vuhé pur, devot ha gredus ; é garanté doh Doué e oé perpet abraset ; é peb amzér hac é peb léh é oé humble ha mortefiet ; biscoah nen dès bet câret inourieu na pligeadurieu er bed ; é ol chonge e oé d'hum acquittein ag é zevér hac ag é obligatio-

neu, én ur boénieiu aveit donnet bamdé de vont agréaploh de Zoué dré er pratique ag er vertuyen. Cheiu azé er péh e zeliér bout eit bout véritablemant devot. Er ré nen dint devot nameit é certæn amzér, é certæn déieu; er ré en dès ou halon partaget étré Doué hac er bed; er ré hum ra hinihue de Zoué hac arhoah d'er bed, er ré-zé ol n'ou dès meit un apparance a zevotion, péhani ne hroa nameit mirèt doh-t-hai a huélet er gùir stad ag ou inean hac ou abusein én ou diréglemanteu, doh ou hardébat dré en apparanceu-zé a zevotion inemb d'er rebreicheu juste ag ou houciance.

---

## *En unan-ar-n-uiguènd a vis en Avend.*

## SANT THOMAS, APOSTOL.

SANT THOMAS e oé Juif ha sàuet, revé en apparance, ag ur famille peur a Galilé. Larein e rér é oé pesquour. Én ur gleuèt conze ag er miracleu e hroé ur Salvér, nen doé bet doutance erbet ne oé er Messi graleit ha gorteit a boudé quehet a amzér. Ne dardas quet a monnet de gleuèt é instructionen divin, ha quentéh arlerh ean e gùittas peb-tra eit en hélie.

Jesus-Chrouist, én ur gonsiderein er fideldæt hac er garanté vras en doé en Disciple santel-men aveit-ou, er choégeas aveit bout unan ag é zeuzêc Apostol; mæs na diesset-é d'er ré juste ha d'er réparfæt memb mirèt a gouéh én ur faute benac. En Apostol-men, quer fidel ér hommancemant, e zas goudé de vout difidel hac e vanquas a fé. Hur Salvér, arlerh é Résurrection, e apparissas d'é Apostolèd; conze e ras doh-t-hai, hum rein e ras dehai de hanàouet én ur fæçon sclær ha splan, ha carguein e ras ou haloneu a gonsolation hac a joé. Thomas, péhani ne hum gavé quet nezé presant guet er réral, e laras dehai, a pe zisclæriezant dehou penaus n'ou doé gùélet ou Salvér adorable ressuscitet ha læn a vohé : *N'er hredein quet bet que ne huélein mercheu en tacheu én é zeourne, ha bet que ne douchein doh er gouli ag é gosté.*

Jesus-Chrouist, dré ur vadeleah particuliér é andret en Disciple-men, e guéméras en amzér ma oé ol en Apostolèd hac en Disciplèd assamblet, aveit monnet d'ou havouet; antréein e ras én ty é péhani é oènt, deustou ma oé chairret

en oreu, ha larèt e ras dehai : *Er peah revou guet-n-oh ;* hac én ur gouse doh Thomas : *Deit, me mab*, em'ean dehou, *deit d'handouet er huirioné a me Résurrection ; handuet é me amen er memb corve em boé ar er groéz ; sellet men deourne ; consideret er gouli a me hosté, ha ne vezh quet mui discrediçg, mæs fidel.* Thomas hum daulas quentéh doh treid Jesus, én ul larèt, guet hilleih a zareu : *O me Salvér ha men Doué !* Jesus-Chrouist nezé e laras hoah dehou : *Credet e hoès, Thomas, rac ma hoès gùélet : eurus er ré en dès credet hemb ou dout gùélet !*

Arlerh ma oé disquennet er Sperèd-Santel ar en Apostolèd sul er Pantecouste, sant Thomas e yas trema er sàubeaul de berdègue en Aviél. Credein e rér é cassas Taddé d'instrugein ha de vadéein Abgar, roué a Edesse. Er Rouécé en doé groeit pedein hur Salvér de zonnet én é ranteleah aveit er gùellat ag ur hlinhuèd en doé. Jesus-Chrouist e rescondas é oé requis dehou accomplissein en œvreu eit péré é oé deit ar en doar, ha retourne goudé devat en bani en doé-ean degasset ; mæs neoah en en devehé bet degasset quentéh arlerh unan ag é zisciplèd aveit gùellat dehou, hac ebué aveit rein er vuhé dehou ha de ol é famille. Sant Thomas e accomplissas er bromesse-sé en doé groeit hur Salvér ; casse e ras d'Edesse Taddé, unan ag en deuzêc-ha-tri-niguênd Disciple, péhani e huellas d'er Roué, er badeas ean ha paud a dud aral, hac e ziazéas er grechéneah ér vro-cé.

Sant Thomas e bassas dré ol en Ethiopie, dré vro en Abissinèd, er Parthèd, er Médèd, dré ranteleah Perse, dré en Hircanie, hac anfin dré en Indre. Convertissein e ras d'er fé un nombre hemb fin a dud ér bantonieu bras-cé dré er santeleah ag é zoctrine hac ag é vuhé ha dré en nombre bras ag é viracleu ; mæs ur Roué payan hac aburtet er hondannas ér fin de vout lahet. Achibue e ras ur vuhé hir ha poénius dré er martyr, goudé en dout labouret guet quement a fatique aveit gloër Jesus-Chrouist, é Væstre divin.

## RÉFLEXION.

En dud juste ha parfæt e elle couéh én ur faute benac ; mæs seuel e rant pront ha guet courage. Goudé ou dout couéhet, iod e guèrhe guet mui a éhuéh ha guet mui ha frèd én hènt ag er salvedigueah.

*Eile Réflexion.* Sel diæssob m'en dé comprenein er mystérieu ag er fé, sel-mui a vérit e zou doh ou hredein. En ur gârein Doué, é broamb dehou er sacrefice ag hur halon ; hac é credein er gùirionéeu en dès révélet en Eutru Doué, é broamb dehou er sacrefice ag ur sperèd.

---

## *En eile dé ar-n-uiguênd a vis en Avend.*

## SANT BRICE, ESCOB.

ER Sant-men, sànet ag er guér a Dour, e dremeinas é youancquis é couvand Marmoutier hac e gonduyas inou ur vuhé forh devot. Sant Martin, Arhescob a Dour, e hroé hilleih a istim a nehou hac er groas Archidiacre ag é ilis. Er gargue inourable-cé, péhani e zelié er rantein vertuussoh, er changeas ; hac èl ma larér penaus en inourieu e change sperèd ha calon hilleih a dud, Brice e gueméras ehué rai a liberté aveit un dén a ilis ; n'hum bligé meit é giboès ; conduie e ré un trein bras én é dy, er péh e hroé dehou gobér paud a zispigneu, d'er bihannan væn hac hemb pourfit.

Sant Martin, touchet é huélet quement-cé en ingageas de vihannat é drein aveit elleio soulagein er beurerion, ha de lezel a costé un divertissemant guet péhani é collé quement a amsér. En avis charitable-zé, péhani e zelié gobér dehou antréein én-ou é hunan, e zispligeas quement dehou ma tas, én ur ancoéhat er respet e zelié d'é Escob, d'er rescond én ur fæçon divergond ha direspet. Sant Martin, én ur santein penaus ne oé quet hoah arribue en ær ag é gonversion, ne laras mui, ér momand cé, nitra dehou ; mæs pedein e ras en Eutru Doué aveit-ou, ha goudé ean e laras dehou guet un doustér vras : *Brice, hui e vou Escob é Tour ar me lerh ; mæs paud e goustou d'oh, rac paud hou pou de souffrein.*

Pedennou Sant Martin en doé bet ou effèd, ha calon Brice e zas de vout quen touchet ha quer glaharet d'en dout héliet pligeadurieu ha vanitéeu er bed, m'hum ras ol goudé d'en oræson. Sant Martin, é tretant, e varhuas, hac é oé bet én effèd choéget Brice aveit derbel é léh. Hum acquittein e ras santélemant ag en ol devérieu ag é gargue ; mæs en Eutru Doué, aveit purifiein é vertu, e bermettas ma oé bet suspettet d'en dout commettet ur pehèd loue ha scandalus guet

ur voès. En dud e hoal-gonzé a nehou, en disprisein e rènt betac en anjuliein memb. Brice, neoah sûr ag é innoçance ha læn a gonfiance é madeleah en Eutru Doué, e hroas degasse er hroaidur hé doé bet; ha deustou nen doé nameit ur mis, ean e ordrénas dehou conze ha disclærieinhac ean e oé é dad, pé ne oé quet; er hroaidur e laras aben : pardonnet-mé, nen dé quet hui e zou me zad. Er ré e oé presant e fallé dehai gout pihue enta e oé é dad, hac e bressas Brice d'er goulenne guet er hroaidur; ar betra er Sant e rescondas: assès-é ma on-mé discarguet, ne zelian quet gobér carguein un aral.

Er miracle-zé e zelié coutantein peb-unan; mæs darne ag en habitandèd e chommas neoah quen ahurtet én ou santimant, ma hoal-gonzènt perpet ag en Escob santel. Doh hum huélet èl-cé anjuliet guet er boble, ean e gueméras patiantæt; hanàuein e ras é oé en Eutru Doué er punissé guet justice, hac é oé arrihuet quement-cé guet-ou dré ur bermission juste a berh Doué, a balamor m'en doé ean-memb manquet a respet de sant Martin ha dispriset é aviseu mad. Neoah, èl ne arsàué er goal-déadeu ag er blâmein hac ag en décriein, ean hum gredas obliget de gùittat er guér a Dour, hac e yas de Rome. Er Pab, assuret ag é innoçance, e ordrénas dehou distroein d'é escobti. Ean e aboeissas dehou hac e gavas speredeu en habitandèd a Dour gùel disposet én é andret; ha goudé en dout conduyet é boble é peah, ean e yas de receu d'en nean er gourôn en doé méritet dré é batiantæt.

## RÉFLEXION.

En Escob santel-men, dispriset, décriet é gueu hac anjuliet guet é boble, e souffras ol guet résignation de volanté Doué, ha guet ur sperèd a benigen, avel ur satisfaction aveit é fauteu tremeinet. Ér fæçon-zé-é ehué é teliet souffrein en afflictioneu e arrihue guet-n-oh. Èl péhour, hui e zelie souffrein, rac er péhèd e zelie bout punisset : *ma ne hroet penigen, é vehet ol collet*, emé Jesus-Chrouist. Neoah ne faut quet d'oh souffrein; ne hoès quet er hourage d'hobér penigen. Nen d'oh-hui eurus ma ra Doué d'oh er moyand d'hobér penigen dré er poénieu hac er hroézieu e zegasse d'oh, pé d'er bihannan e bermette ma arrihuou guet-n-oh? A p'en de requis d'oh enta souffrein, ne gollet quet er mérit ag hou

souffranceu ; souffret hemb hum glêmme, hemb murmurein ; douguet hou croéz, adoret hou croéz, câret hou croéz.

Mar souffret memb hemb hou pout ean méritet, mar goalgonzér a han-oh é gueu, chonget en e hoès méritet er boéncé dré béhedeu aral e hoès bet commettet, a gaus de béré é teliet souffrein ha gobér penigen ; chonget é permette Doué quement-cé aveit é hloër hac aveit hou prassan avantage. Souffret aveit Jesus, souffret guet Jesus, souffret èl Jesus ; receuet er boén-cé, er groéz-cé avel ur merche ag é garanté ; rac ur merche-é é falle dehou hou ç'ispergnein ér bed-aral, a p'hou castie ér bed-men. Laret nezé : juste-oh, men Doué, méritet e mès quement-men, ha hoah calz davantage ; groeit, men Doué, groeit d'eign souffrein ér bed-men er péh e garehet, ha quehet èl ma pligeou guet-n-oh. O men Doué! n'em ispergnet quet én amzér, meit ma tehet d'em ispergnein én éternité.

---

*En drivèd dé ar-n-uiguênd a vis en Avend.*

## SANT SERVUL,

### PEUR HA PARALITIQUE É ROME.

ER Sant-men, revé m'el lare d'emb sant Gregoër, pab, ér buarzêcvèd chabistre ag é gonféranceu, e oé ur peur péhani e vihué diar en alézon. É vam hac ur brér dehou er hassé bamdé étal dor ilis Sant-Clémant, é Rome. Inou-oé é receué en alézon guet en dud vad ha charitable e antréé pé e sortié ag en ilis. Open ma oé peur, é oé hoah dalhet dré ur paralisi estrange, péhani en doé el laqueit én ur stad quen triste que ne ellé quet chomme én é sàu nac azéet, nac hum droein é hunan én hé hulé, na memb casse é zourne d'é vêg, ha ma oé requis er pasquein èl ur hroaidur.

É creis é boén hac é anquin continuel, ne oé occupet nameit a Zoué ; er mêlein e ré hemb cesse hac en trugairéquat e ré d'en dout en affliget ér fæçon-zé. É vuhé devot ha santel e hroé de bep-unan hum bresseiñ d'er secour ha d'er soulagein ; mæs Servul ne zalhé guet-ou ag er péh e vezé reit dehou dré charité nameit er péh e oé necessær aveit soutén é vuhé hemb quin ; partagein e ré en achimant étré er beurerion aral, ha diovér e ré memb paud mad a dren péré en devehé

bet groeit vad dehou én ur stad queu triste ha queu poénius.

Sel-mui ma usé é gorve ha ma hoanné guet er hlinhuèd, sel-mui é cresqué é sourci de grihuat é inean dré er beden, ha Doué e rejouissé é galon durant é oræson dré un abondance a gonsolationeu a ziarhlué, én ur fæçon ma ellé larèt èl er Profæt David : *sel mui m'en dé bras me foén, sel-mui hou consolationeu, ô men Doué! en dès rejouisset me inean.*

Él ne gâré nameit Doué, ean hum bligé quement é cleuet conze a nehou, ma pedé en dud vad de leinein dehou livreu a zevotion, hac ou cheleuet e ré guet quement a attantion, ma tas de ben ag ou disquein dré vimoér. Sellet-oé guet en ol, ha guet ræson, èl ur scùir parfæt a batiantæt, a résignation hac a zoustér.

Ér fin, sant Servul, én ur santein é nerh é vihannat, e hanàuas é oé preste de verbuel. Én é vomandeu dehuéhan, ean e suplias er beurerion en doé custum de soulagein ha de secour, de bedein ha de larèt étal d'ou er psalmeu, hac e joéntas ean-memb é voéh, bantér-varhue, doh ou hani. Durant ma oènt èl-cé é peden, ean e ordrénas én un taul dehai tàuein, én ul larèt : *Silance*, em'ean, *silance; ne gleuet-hui ur musique caër ha mêlodius bras?* Quentéh goudé, ravisset a spered dré er musique mêlodius-cé, péhani e oé musique en Ælèd ind-memb, ean e rantas é inean d'é Grouéour, ardro er blai puemb cand dêc-ha-puar-uiguênd.

## RÉFLEXION.

Er hlinhuèd, a pe hroér un implé mad a nehou, e chervige de burifiein ha de santefiein en inean. Affliget me horve guet er hlinhuèd, quement èl e garehet, ô men Doué! mæs pligeèt guet-n-oh carguein ér memb amzér me inean ag hou cræceu hac a hou consolationeu.

*Eile Réflexion.* Ret-é larèt é ma agréable bras er beuranté de Zoué ha d'en Ælèd, a p'en dé bet er peur-men, én ær ag é varhue, consolet dré ur musique ag en nean. Er pligeadurieu e zou aveit er ré pihuicq én ou buhé, hac er glahar én ær ag ou marhue; er ré peur, é contrel, en dès un dareu én ou buhé hac er joéiustæt én ær ag er marhue.

*Tairvèd Réflexion.* Ur beuranté hac ur hlinhuèd estrange en dès bet excelcet patiantæt sant Servul; neoah biscoah ne

oé bet cleuet doh hum glêmme ag é boén, ha gouleanne e ré memb hoah davantage. Comparaget bou misérieu doh é ré, hou patiantæt doh é hani, hac bou péæt méh doh hum glêmme aveit er péh e souffret.

Servul e oé perpet quer coutant, ma vesé remerquet ar é face hac én é gonzeu er joé e oé én é galon; petra e oé caus de guement-cé? É galon e oé perpet occupet guet Doué. Nen dès affliction erbet, ne verne péh quer bras na péh quer calet ma ellehé bout, a guement nen dehé de vout douce ha scan pe bedehoh en Eutru Doué de rein d'oh nerh d'hé andur hac a pe chongehoh ér recompance e brepare Doué d'er ré e souffre ér vuhé-men. Ha nen dé güir é veoh liès carguet a néhance ha burhut gouniet d'er chagrin? Petra e zou caus de guement-cé, nameit rac ma vanquet a chongeal é Doué, péhani e elle hou consolein? A viscoah er Sænt, é ereis ou brassan poénieu hac afflictioneu, en dès bet clasquet ou honsolation én oræson, hac inou-é en ou dès hi bet perpet cavet: perac ne hroéhemb-ni èl d'hai?

---

## *Er buarvèd dè ar-n-uiguênd a vis en Avend.*

## BUHÉ EN DÉN EURUS YEHAN BARRIÉR.

ER Servitour bras-men de Zoué e oé gannet é Querci, d'en dé dehuéhan a vis imbril er blai puemzêc cand puar-hadeu-uiguênd. É guêrènt er bassas de Vourdel aveit gobér é sclasseu, ha rein e ras inou mercheu caër ag é sperèd digueor ha luêm. Goudé en dout distroeit, d'en ouaid a drihuéh vlai, d'er guér, ean e gonduyas ur vuhé quen devot ha quen examplus, ma tas Charle a Grussol, Abad a gouvand Feuillan, d'hum zizobér ag é abaty aveit hé rein dehou. Goudé en dout queméret position ag é gargue, ean e yas de studial en Thologi. Ur sul é coareis, durant ma oé é pedein Doué é ilis er Chartusèd é Paris, Doué e inspiras dehou gobér ur refurme én é abaty. Aveit aboeissein pront de voéh en Eutru Doué, ean e zistroas quentéh arlerh Pasque d'inou. Quemér e ras en habid a novice a zeourne er menah couhan, ha gobér e ras profession d'en ouaid a nàu vlai ar-n-niguênd.

Commance e ras nezé conduie ur vuhé hilleih rustoh;

pedein e ré nos ha dé én ur gastiein é gorve bet er goaid guet instrumanteu a benigen, aveit en dout guet Doué er græce de zonnet de ben ag en intantion vras en doé. Quentéh èl ma constas d'é venéh a refurme, darne a nehai hum revoltas inemb dehou; mæs n'hum rebulas quet eit quement-cé; é contrel, quement-cé ne broas nameit cresquein é gourage. Un dé ma oé ar benneu é zeulin én ilis, dirac er Sacremant adorable ag en Autær, guet règle sant Benæd étré é zeourne, ean e bromettas gobér hé mirèt én é abaty, hac er gobér e ras hemb tardein. Goudé en dout disposet peb-tra eit er refurme, ean e gommanças ean er hetan de ziscoein example ha scùir d'é venéh. Quêrbet e ré diarhein, hum goutantein e ré ag ur sai hemb quin, groeit a vibér tihue; bihuein e ré guet bara ha leseuage, hemb quicg, hemb pesquèd, hemb gùin. É example en doé bet un effèd admirable, ha guet er secour a hræce Doué, ean e laquas er refurme én é gouvand.

N'hum goutantas quet d'en dout laqueit ur reihtæt vad é mesque é venéh ha d'en dout ind laqueit de vout læn a volanté vad eit salvedigueah ou ineaneu; é brèd berbuidant e broas dehou labourat hoah aveit salvedigueah mar-a-boble. Perdègue e ras é Toulous, é Muret hac é quérieu aral, guet quement a nerh hac a fréh, ma vezé hanbuet é peb léh en Abad santel.

Er santeleah ag é vuhé e véritas dehou respet hac istim er Brincèd memb; er Roué Herry trivèd er receuas é Paris guet cals a inour hac el laquas é position ag el léh é péhani en en dès bet chommet goudé pêl-amzér en Tadeu Feuillan. Ur vertu quer parfæt ne chommas quet hemb bout aproquet. En diaul, péhani ne ellé quet souffrein en ol vad e hroé en dén santel-men, e boussas tud fal de hoal-gonze a nehou. Larèt ou doé bet ar é gouste treu quer ponnér, ma oé bet lamet guet-ou é gargue a general én amsér ma oé é Rome; souffrein e ras inou mar-a-bersécution durant eih vlai guet ur batiantæt hemb hé far ha guet ur résignation parfæt de volanté santel en Eutru Doué. Er Pab, instruget ér fin dré er Hardinal Bellarmin ag é vuhé hac a é zoctrine vad, hac én ur hanàouet é innoçance, e laras dehou distroein d'é abaty; mæs quentéh arlerh é chommas clan é Rome, hac aben tri mis é rantas é inean santel d'é Zoué,

er blai huézêc cand, d'en huéhvèd blai ha hantér-hand ag é ouaid. Arlerh é varhue, Doué e ziscoas é santeleah dré var-a-viracle.

## RÉFLEXION.

En Abad santel-men, aveit laquat ur reihtæt vad én é abaty, en doé bet recour doh Doué. Pedein e ré noz ha dé, ha castiein e ré é gorve dré benigenneu ruste aveit en dout er græce de zonnet de ben ag en dessein bras en doé inspiret Doué dehou; ha dré secour Doué, ean e laquas er refurme hac ér memb amzér er grèd brassan é mesque é venéh. A pe fallie d'oh distroein ur ré benac ag ur fal gustum, pedet Doué aveit-hai; groeit un œvre mad benac én intantion-zé; caër hou pou larèt, caër hou pou gobér, ma ne za Doué de douchein ou halon, ol er péh e broéhet e vou hemb pourfit.

*Eile Réflexion.* En dén santel-men e souffras durant eih vlai peb sorte anjulieu guet un aboeissance hac ur résignation parfæt de volanté Doué; ne zesiré nitra gùel aveit andur pé gobér er péh e bligé de Zoué, ha nen doé quin volanté nameit hani en Eutru Doué. Nen d'omb ér bed na-meit aveit gobér volanté Doué; ne véritamb quet bout ér bed, ma ne broamb er péh e falle de Zoué; n'hur bou jamæs na peah na repos én hun inean, ma ne broamb er péh e falle de Zoué. Hun ol eurustet e gonsiste é hobér hac é souf-frein er péh e falle de Zoué; hac open quement-cé, béemb coutant pé ne véemb, attàu é rinquamb andur er péh e falle de Zoué.

Ha ne falle d'id-té enta, m'inean, hum rantein de Zoué? Ha gobér e rei-té perpet brézel dehou? Ha dihuen e falle d'id-té doh un Doué ol-buissant?

O men Doué! ne gavér coutantemant erbet é tispligein d'oh; ag er momand nen d'on quet é peah guet-n-oh, nen d'on quet é peah guet-n-eign mé-memb; ag er momand m'hum revoltan inemb d'oh, ne mès quet a dranquillité ém inean. Ma ne faut quet d'eign gobér hou volanté, groeit hou volanté a han-an; castiet-mé ér bed-men, ha trettet-mé èl ur sclave, ma ne falle quet d'eign aboeissein d'oh dré garanté.



*Er buemvèd dé ar-n-uiguênd a vis en Avend.*

## GANNEDIGUEAH HUR SALVÉR J.-C.,

### PÉ GOUIL NENDELÊC.

En blai puemzêc cand nandêc-ha-puar-uiguênd a houdé ma oé bet crouéet er bed bet en déluge, er blai deu vil nàu hand seih-ha-hantér-hand a boudé en déluge, er blai deu vil puemzêc a houdé gannedigueah Abraham, er blai mil deu-ha-tregond a houdé ma oé bet laqueit David de vout Roué, Jesus-Chrouist, Doué éternel, ha Mab d'en Tad éternel, dré ma venné santefiein er bed dré é zonnedigueah santel, e oé gannet é Bethléem ag er Huérhiès glorius Vari. Hinihue é inouramb en dé euros-cé, péhani e oé bet gorteit durant quehet a amzér, desiret guet quement a birreah, goulennet guet quement a brèd dré er Batriarchèd, dré er Brofætèd ha dré ol er ré e horté rédamption Israël.

Él m'en doé groeit en ampeleur Auguste gobér ur rôl ag en ol dud e oé én é ranteleah, hac ordrénet d'en ol monnet de rein ou hanhœu, peb-unan ér guér a béhani é oé guenédicg, sant Jojeb hac er Huérhiès Vari, péré e zisquenné a ligné er Roué David, e yas ag er guér a Nazareth d'er guér a Zavid, hanhuet Bethléem, aveit laquat ou hanhueu.

Er Huérhiès santel, én ur huélet é tosté hé zermein, e glasquas é Bethléem ul logeris jaugeable, mæs hemb ellein cavouet; èl ma arrihué inou billeih a dud a bep-tu, el lébieu mad hac æz e oé goarnet aveit er ré pihuicq; Mari ha Jojeb e oé rebutet ha contraignet d'hum dennein én ur hreu hantér disto. Én ul léh quer peur-é é oé gannet Salvér er bed, Roué en nean hac en doar. Er Huérhiès santel, é Vam beniguet, hum brosternas dirac-t-ou hac en adoras guet ur garanté, un admiration, ur respet a béhani Doué hemb quin e ellé hanàouet er vrastet, er musul hac er bris. Æz-é comprenein en effèd e hroas ar sant Jojeb er gùél ag er Hroaidur divin-men, péhani, dré ur græce particuliér, en doé-ean choéget aveit derhel léh a dad dehou.

Quentéh goudé é apparissas un ÆI guet ur splandér gaër d'er vugulion, péré e hoarné ou devèd ar er mannéieu a Judé, hac é laras dehai : *Annoncein e ran d'oh un nehuêtèd*

*eurus hac e zelie bout aveit en ol boble ur ræson a baud a joé : gannet-é aveit oh ur Salvér é Bethléem, er Messi, Salvér en ineaneu, hou ç'Eatru hac hou Toué ; hui er havou inou gronnet guet lieinneu hac én ur stad peur.* Ind e yas hemb tardein de Vethléem ; ind hum brosternas doh treid er Hroaidur divin ; ha goudé ou dout-ean adoret èl ou Salvér hac ou Doué, ind e yas arré d'ou hènt læn a joé hac a gonsolation.

Guet ræson-oé é laras en ÆI d'er vugulion é tisclærié dehai un dra hac e zelié rejouissein ol er boble, a pe zisclærié dehai é oé deit aveit én ol ur Rédamptour aveit ou délivrein a sclavage en diaul, hac aveit méritein d'en ol græceu a salvedigueah. É gùirioné péh joé nen dès ur sclave malheurus én ur gleuèt larèt peuans ma hér d'el laquat é liberté! Péh joé aveit ur hriminel, condannet d'er marhue, a pe zisclæriér dehou é ma arribue é hræce, hac é rér dehou er vuhé !

Mæs péh sorte merche e ra en ÆI d'er vugulion aveit discoein dehai é ma Doué er hroaidur-cé ? Lieinneu guet péré é ma gronnet, ur hreu é péhani é ma gannet ; ha doh er mercheu-zé-é enta é teliér hanàouet Majesté souveræn un Doué, Mæstre general a ol er bed ? Nepas ; mæs doh er mercheu-zé a beuranté hac a humilité vras é teliér hanàouet un Doué Salvér péhani e za de zélivrein en dud a sclavage er péhèd, de laquat er peah étré er béherion ha Doué é dad, de feahein en diaul, de santefiein en ineaneu, de lemel er bed ag er faussoni ha trompereah, de ziscar hun orgueil, ha de zisquein d'emb, dré é example èl dré é zoctrine, en disprisance e zeliamb gobér ag en inourieu hac ag er madeu ag en doar.

Consideramb Incarnation Mab Doué guet deulegad er fé, hac é huélehemb ér mystér bras-men en œvre caërran ag é avistet, ag é buissance hac ag é vadeleah infini. En effèd, èl ma oé é intantion, én ur zonnet ar en doar, reneuéein calon mab-dén, én ur zistrugein er péhèd, ean e venne, ér memb amzér, distrugein er mamenneu malheurus a ol hun diréglemanteu, péré e zou en orgueil, en inclination d'er pligeadurieu hac er garanté rai vras doh madeu er bed : hama, aveit donnet de ben ag un intantion quer bras, Doué hac ean e ellé choége moyandeu surroh ha jaugeabloh ? Mab Doué, gannet én ul léh quer peur ha quen distér, doh hum blégueia de ol diæzemanteu er beuranté, hac ean en dès

groeit rai aveit distrugein en orgueil a vab-dén, aveit torrein er sébet divodér-cé en dès d'en inourieu, d'er pligeadurieu, d'er madeu ha pihuidigueah? Allas! én drespet d'é soctrine santel, én drespet d'é lézen, én drespet d'é example é cavér hoah un nombre bras a dud dallet guet en orgueil ha guet ur garanté disordre doh er madeu ag en doar. Petra e vehé enta, ô men Doué! pe veboh bet deit ér bed ha m'hou pehé bihuet é creis er gloër, é creis en inour, é creis er madeu? En dud staguet doh er bed, n'ou devehé-ind bet hum cherviget ag en example-zé aveit escusein ou braguerisseu, ou digueorageu hac en dihoustemant bras ou dès aveit er souffranceu.

Mab-dén, hanàue enta, emé sant Léon, péh quen dôn-é ha houlieu, a p'en dé bet requis m'en devehé bet un Doué impléet eit ou gùellat ur remæd péhani en dès bet coustet quement dehou! Ne houyen quet, ô men Doué! emé sant Bernard, péh quer bras e oé me misér; ne greden quet bout quer clan avel ma on; mæs er mystér adorable-men en disque d'eign.

## RÉFLEXION.

Admirein e ret guet ræson, ha douguein e ret ivi de vonheur ha d'avantage er vugulion péré e yas d'adorein er Mabicg Jesus de Vethléem, ha péré en doé bet er joé hac er gonsolation de voquein d'é dreid sacret; santein e ret én-oh er memb grèd, ha chongeal e ret penaus, én un occasion èl-cé, en hou pehé bet groeit èl d'hai: quêrhet enta guet grèd ha caranté de huélet Jesus én overen a greinoz; mæs quêrhet guet un devotion, guet un humilité, guet ur fé haval doh hani er vugulion. Gùélet e rehet ar en autær er memb Doué e huélezant é Bethléem; adoret-ean guet en ol respet hac humilité possible, ha preparet dehou én hou calon un demeurance hac ul logeris agréable d'é Vajesté divin.

---

### *En huéhvéd dé ar-n-uiguénd a vis en Avend.*

## GOUIL SANT STÊFAN, DIACRE, QUETAN MARTYR.

ÉR hommancemant ag en Ilis, er Grechénion, læn a garanté hac a druhé doh en nessan, e zegassé ou made ude

dal treid en Apostolèd aveit ou laquat é cumun hac ou fartagein étré er ré en doé dobér. Èl ma cresqué bamdé en nombre ag en dud fidel, er rannereah ag er madeu-cé e zas quênt pêl de vout diæz ha nehançus eit en Apostolèd; a pe huélezant en ou distroé quement-cé ag ou labourieu ha devérieu aral necessærroh, ind e laras d'er grechénion assamblet: hur berdér, nen dé quet juste ma tehemb, aveit rein d'er boble mâgadur er horve, d'el lezel hemb er bara spirituel, péhani e zou mâgadur en ineaneu; choéget enta étré-z-oh seih dén ag er ré parfættan ha vertuussan ar béré é ellehemb hum ziscargue ag er sourci-zé. Sant Stefan e oé bet choéget er hetan, èl er remercaplan a gaus d'er santeleah ag é vuhé, hac é oé bet reit dehou en urh a Ziacre.

En Diacre santel-men e bourvæas guet ur sourci hac un éhuéh bras de ol dobérieu er beurerion. En ol e admiré é apertis, é léaldæt hac é garanté vras, ha peb-unan ag er beurerion e hum gavé contant ag el loden e receué.

El labour hac en nébance en doé é pourvæein de guement a zobérieu, ne viré quet ne labouré hoah aveit perdégue en Aviél ha guet ur fréh admirable. Er Juiffèd e fallas dehai parrat doh er vad e hroé; er ré abillan a nehai e zisputas doh-t-ou; mæs er Sant, læn ag un abiltæt a ziarhlué, e hounias ar nehai ol. É huélet ne ellènt quet harse doh en nerh ag é zoctrine, er méh ha disinour ou doé doh hum huélet feahet, e hroas dehai quemér er résolution d'hum zisobér a nehou ha d'er sacrefiein d'ou holér ha d'ou ivi. Ind en accusas d'en dout conzet ha blasfémet inemb de lézen Moïse. En Diacre santel hum gaërras forh-æz ag er péh e rebreichènt dehou hac e ziscoas splan penaus ne oé nameit er galettet ag ou halon ou dalhé én ou faus creden. Nezé en hum daulezant ar nehou èt tud arraget hac en er stleigezant ér mæz a guér aveit el laquat d'er marhue a dauleu mein. Er Sant en doé bet nezé er gonsolation gaër de huélet en nean digueor ha Jesus-Chrouist én tu déheu d'en Tad éternel.

Durant m'el labènt a dauleu mein, ean e laras: *receuet me Sperèd, ó me Jesus!* Ha ne arsaué quet ag hum adressein doh Doué; hum laquat e ras anfin ar é zeulin, én ul larèt a voéh ihuél: *pardonnet dehai, ó men Doué! ou féhèd hac en droug e hroant d'eign.* Èl-cé en en doé bet sant Stefan en inour de scuille er hetan é oaid aveit Jesus-Chrouist.

### RÉFLEXION.

Sant Stefan, læn a sperèd Doué, en dès bet discoeit é garanté doh é nessan, én ur bedein aveit er ré el lahé a dauleu mein; er péhèd e gommettènt e hroé dehou mui a boén aveit en droug e hroènt dehou souffrein. Martyr-é a gorve hac a galon: martyr a gorve, én ur verhuel aveit er fé dré zcourne é anemisèd; martyr a galon, én ur bedein aveit é anemisèd. Ha hui e hoès ur gùir garanté? ha hui e zou læn a sperèd Doué? ha santein e ret-hui muyoh en anjuli e hroér de Zoué aveit en hani e hroér d'oh hui-memb? ha cârein e ret-hui hou ç'anemisèd? ha gobér e ret-hui vad dehai? ha pedein e ret-hui aveit hai? ou fardonnein e ret-hui a galon? Ma ne ellet quet bout martyr a gorve, beah martyr a galon, ha laret guet sant Stéfan: *ô me Jesus! pardonnet, mé hou pède, d'er ré en dès m'offancet, ha ne zalhet quet conte dehai ag er péhèd ou dès commettet inemb d'oh.*

O me Jesus! receuet me sperèd, ha reit d'eign hou sperèd hui; lamet guet-n-eign me sperèd, péhani e zou quer fal ha quen didruhé, ha reit d'eign, mar plige guet-n-oh, hou sperèd hui, péhani e zou douce, patiant ha caranteus.

---

## *Er seihvèd dé ar-n-uiguênd a vis en Avend.*

## SANT YEHAN, APOSTOL HAC AVIÉLOUR.

NITRA ne zisco gùel vertu ha santeleah vras er Sant-men, aveit er galité gaër a zisciple muihan-câret guet Jesus-Chrouist, péhani e zou bet reit dehou én Aviél. Guenédicg e oé a Galile, ha mab de Zébédé ha de Salomé. Ean e oé er youancquan ag en Apostolèd, ha nen doé quet calz open puar blai ar-n-uiguênd a p'er choégeas Jesus Chrouist aveit bout é Zisciple. En innoçance ag é vuhé, hac é spécial é huerhtæt, e hroé ma oé càret bras guet é Væstre divin; hac ean, ag é du, en doé eit Jesus-Chrouist ur garanté tinér, fidel ha courajus; adal en dé quetan m'en doé hum reit dehou, n'er huittas jamæs; en hélieín e ras perpet é peb léb, ar er manné Calvar, querclous èl ar er manné Thabor.

En dehuéhan coein e broas hur Salvér guet é Apostolèd, é péhani é fallas dehou lezel guet en ol dud fidel un testoni

ag é garanté én ur institueín er Sacremant adorable ag en Autær, ean e ras de sant Yehan ur merche ag en dinérdæt, ag er garanté en doé doh-t-ou, én ur bermettein dehou, dré ur græce particuliér, reposein é bèn ar é galon. Durant er repos mystérius-cé-é, emé sant Augustin, é tennas en Disciple-men a galon Jesus-Chrouist en banàuedigueah vras hac ibuél-cé, er segrédeu-cé péré en dès bet groeit en hanhuein, dré excellance, en thologieu divin, hac en dès bet groeit a nehou unan ag er ré vrassan Proféted.

Salvér er bed er choégeas guet sant Pierre ha sant Jâque aveit monnet guet-ou d'er jardrin olivèd, aveit bout teste ag é agoni. Mæs a pe oé bet queméret hur Salvér adorable dré er soudardèd, en disciplèd aral hum sauvas ol guet en eune ou doé; sant Yehan hemb quin n'en abandonnas quet hac en hélias bet que ne oé bet crucefiet ar er mauné Calvar. Jesus-Chrouist a lein é groéz e hourhemenas dehou quemér sourci ag é Vam beniguet, péhani e oé ebué presant inou, én ur adressein dehou er bonzeu caër-men: *cheta azé hou Mam.* A boudé en amsér-zé en disciple fidel-men e rantas d'er Huérhiès Vari, durant hé buhé, en ol chervige hac en ol secour e elle ur mab mad rantein d'ur vam vad. Chomme e ras ebué perpet doh troèd er groéz bet que ne varhuas Jesus-Chrouist. Gùélet e ras, èl m'en dès ean scrihuet, digueor guet ul lance costé Jesus, ha deur ha goaid é sortiein a nehou arlerh é varhue. Ret e vebé hanàouet er musul a garanté abraset en disciple fidel-men, aveit ellout comprenein en affliction hac er galonnad a blahar en doé bet é huélet é Væstre divin é verhuel hac é vout teste ag er péh e souffré er Huérhiès Vari: quement-cé e hroa de sant Yehan Chrysostôme larèt é ma bet sant Yehan martyr istroh aveit ur huéh. É gùirioné, na tristet ha nac anquiousset-é aveit un déu, péhani e gâre un aral, gùélet en tourmantein hac er martyrisein én é bresance!

En Apostol-men, arlerh Asçansion hur Salvér, e berdégas er fé én Asie; convertissein e ras burhut ol er vro-cé; laquat e ras inou hilleih a Escobèd de béré é chervigé eanmemb de vogul ha d'example. Durant persécution en ampeleur Domitian, é oé bet arrestet ha casset de Rome; en tyrant e hroas en taurel én ur béliguead yvle berbuidant, a péhani, dré bræce Doué, é sortias hemb droug erbet. Ar-

lerh quement-cé é oé bet divroet ha casset d'inisen Patmos, é péh léh é scrihuas en Apocalypse, de larèt-é, *livre er révélationeu*, a béhani en ol conzeu, emé sant Jérôme, e zou quel liès a vystér. A pe oé marhue en ampeleur Domitian, sant Yehan, goudé un divroemant a drihuéh mis, e zistroas d'Ephèse : inou é achihuas é vuhé dré ur marhue précius, ardro en ouaid a gand vlai.

## RÉFLEXION.

Jesus-Chrouist, aveit rein de sant Yehan ur merche particuliér ag er garanté en doé aveit-ou, e bermettas dehou reposein é bèn ar é Galon : péh ur faveur-é honnéh! Mæs péh græce ne ra d'emb hur Salvér adorable a pe blige guet-ou, dré ur garanté admirable, donnet ean-memb de reposein én hur halon dré er gommunion santel! Péh doustér, péh consolation intérior ne sante ér momand eurus-cé er ré e dosta d'en Daul santel guet ur véritable devotion, ha péh sorte græceu ne receuant-ind! Preparamb liès de Jesus-Chrouist er repos-cé én hur haloneu durant hur buhé, aveit ma ellehemb ehué goudé reposein guet-ou durant un éternité.

---

## *En eihvèd dé ar-n-uiguènd a vis en Avend.*

## GOUIL EN INNOÇANDÈD SANTEL, MARTYRÈD.

QUENTÉH èl ma oé gannet Salvér er bed é Bethléem, Doué e hroas d'hanàouet de dri Roué ag en Oriant é oé deit ar en doar er Roué Salvér-cé, dré un apparission ag ur stiren marveillus. Donnet e rezant ou zri a haste de Jerusalem d'er hlasque aveit en adorein. Én ur arrihue, ind e houlennas é péh léh é oé er Roué a Judé, nehué-gannet, er Messi desiret ha gorteit a houdé quehet a amzér. Er roué Hérode, én ur gleuet en nehuétèd-cé, hum gavas néhancet ha troublet guet en eune a golle ean-memb é ranteleah. Interrogein e ras en doctorèd ag el lézen, aveit gout guet-hai é péh léh é telié bout er Messi; hac er ré-men e rescondas é oé é Bethléem e oé.

Hérode, péhani en doé er chonge d'hum zizobér ag er hroaidur-zé, de lemel guet-ou é vuhé ha d'er sacrefiein d'é ambition, e laras d'en tri Roué : quèrhet de Vethléem,

assaiet gout er huirioné a zivout er hroaidur-zé, bac én ur zistroein én dro hui e larou d'eign en nehuétèd, acel-fin ma hein mé-memb d'en adorein. Ind e yas aben de Vethléem, é péh léh en ou doé bet er bonheur de gavouet Salvér er bed, d'en adorein ha d'hobér dehou ou fresanteu; mæs ordrénet-oé bet dehai, a berh Doué, distroein d'ou bro dré un hènt aral, bac un Æl e avertissas Sant Jojeb de déhein d'en Egypte guet er hroaidur divin Jesus.

A pe huélas er Roué Hérode penaus ne retourné quet en tri Roué-hont d'er havouet, ean e ordrénas d'é soudardèd labein ol er vugalé vihan a zeu vlai hac er ré en doé bihannoh a ouaid, hemb ispergnein hanni a Vethléem nac ag er hérieu a ziardro. Accomplisset-oé bet er hourhemen barbar ha cruel-cé, ha contein e rér é oé bet lahet puarzèc mil croaidur; ne chommas burhut ty erbet a guement ne oé bet rûet guet goaid en Innoçandèd-cé.

Un dra truhéus bras e oé cleuet cri ha clêmmen mameu er vugalé queih-cé; honnen e laré d'er bourreàu: *Perac é separet-hui doh-eign en hani e mès laqueit ér bed? Er brassan sourci e mès bet ag en hani e stoquet doh en doar hac e vassacret guet crueldæt:* honnéh e grié: *groeit d'eign merhuel guet me hroaidur; mar dès faut pé crime erbet, é ma mé-é en dès ean commettet.* Ur vam aral e laré, én ur glêmme: *ne glasquet nameit unan, ha hui e lahe un nombre bras, ha hoah nen d'oh quet capable de gavouet en hani e glasquet*; un aral e grié: *deit, Salvér er bed, hui ne hoès quet eune é raug dén, hum bresantet dirac er soudardèd aveit ma chommou hur bugalé guet-n-emb.*

Er vugalé divlam-cé, sacrefiet èl-cé de furi, d'ivi ha de ambition er roué Hérode, péhani e fauté dehou hum vangein ar nehai ag ur Roué e gredé bout deit aveit lemel guet-ou é gourôn; er vugalé-cé, laqueit d'er marhue, nepas hemb quin a balamor de Jesus-Chrouist, mæs hoah én é léh, e zou bet perpet sellet dré en Ilis èl gùir Vartyrèd de Jesus-Chrouist; en Ilis hon avertisse hemb quin penaus nen dé quet dré ou honzeu en ou dès rantet gloër ha mèlodi de Zoué, mæs én ur scùillein ou goaid innoçand; penaus benac ne oènt quet capable de gonze, en ou doé ur horve capable de souffrein ha de verhuel eit Jesus-Chrouist.

## RÉFLEXION.

Nen dé quet én ur gonze, mæs én ur souffrein hac én ur verhuel-é en en dès bet en Innoçandèd santel-men rantet gloër d'en Eutru Doué. Liès é houlenne Doué m'er glorifiehemb én ur dàuein hac én ur souffrein. Mar d'oh décriet, mar d'oh persecutet, anduret ha tàuet; hou patiantæt én amzér-zé e zou un testoni caër ag hou fideldæt de Zoué. Bihan-é larèt dré hou conzeu é oh ol de Zoué, hou ç'œvreu-é e zelie el larèt; labouret enta aveit-ou, souffret dré garanté doh-t-ou.

*Eile Réflexion.* Nitra eurussoh eit marhue er vugalé santelmen, mar er sellér guet deulegad er fé. Bet ou dès bet en inour de verhuel eit Jesus-Chrouist quênt m'ou doé memb disquet prononcein hoah é Hanhue santel. Bet-ind bet er ré guetan ag é Vartyrèd, ha gouyet ou dès bet feahein er bed quênt ou dout-ean bet memb hanàuet. N'ou dès bet receset er vuhé nameit aveit gobér er sacrefice a nehi, ha méritein ér baraouis ur vuhé eurus péhani n'hé dou jamæs a fin. Marhuet ou dès bet nepas hemb quin eit Jesus-Chrouist, mæs én é léh. Martezé, p'ou devehé bihuet pêlloh amzér, paud mad a nehai en devehé bet hum gorromplet guet er bed. Péguement ne drugairéqueint-ind en Eutru Doué, durant un éternité, d'en dout discoeit dehai ur merche quer splan ag é visericorde én ou hevér! Ou mameu neoah ne hanàuént quet er mystér-zé a hræce, ha chetu er péh e oé caus dehaï de ouilein hemb ne oé nitra capable d'ou honsolein. Liès, allas! é arrihue guet-n-emb hum affligein èl d'hai dré en arben a certæn accidanteu péré e zou neoah efféde a visericorde en Eutru Doué én hun andret.

---

*En nàuvèd dé ar-n-uiguênd a vis en Avend.*

## SANT THÉODOR, ABAD.

SANT THÉODOR e oé guenédicg ag en Thébaïd. É guêrènt, brudet dré ou noblance, ou madeu hac ou vertu, e ras dehou un ansaignemant crechén, a béhani é pourfitas quement ma oé sellet èl ur burhud a gaus d'en devotion ha d'er siance en doé d'en ouaid a zeuzêc vlai. Hum bligein e ré é vihuein pêl

doh sallar er bed : é dad hac é vam en devehé bet desiret ma vehé bet douguettoh eit er bed ; mæs rai vertuus e oènt aveit er geinein ar er poënd-cé, hac eurus en hum gavènt d'ou dout ur mab péhani, revé ma huélènt, e zelié bout un dé ur Sant bras.

Théodor, accustumet deja de gonsiderein peb-tra guet deulegad er fé, én ur huélet gobér é ty é dad preparationeu caër aveit ur banquet hac ur rejouissance vras, e hroas réflexion son ar guement-cé hac e laras doh-t-ou é hunan : de betra é chervige en ol rejouissanceu-zé ag er bed? péh sorte poarfit e dennér ag er pligeadurieu-cé? Hac ean e ellér memb sellet èl pligeadur er péh neu dé nameit ur vamen a boén hac a anquin én ær ag er marhue? Péh un dalledigueah riscleín é salvedigueah aveit pligeadurieu quer bèr ha quen trompus, hac e zou ordinæremant distrampet guet hilleih a huerhoni! En Aviél e lare d'eign é ma eurus er ré e ouile ér bed-men; ret-é d'eign enta quemér er résolution de ziovér en eurustet ag er vuhé-men, aveit bout un dé eurus én nean.

Er réflexion-zé e hroas quement a effed ar é galon m'hum dennas én é gampre, é péh léh, goudé en dout hum daulet doh troèd é grucefi, ean e laras én ur ouilein : naren, ô men Doué! er bed, nac é joé scan, nac é vadeu faus, n'ou devou berh na bili erbet ar-n-an ne hoès me brouéet meit aveit hou cârein ha pligein d'oh hemb quin.

É tretant er gompagnoneah e arrihuas, hac é oé bet avertisset Théodor de monnet doh taul; mæs suplieín e ras é vam d'el lezel én é gampre. É vam, péhani e hanàuas é passé én é inean un dra benac extraordinær, er permettas dehou. Er retræd-cé-é é ras Doué d'é servitour un dihoustemant bras doh er bed, hac é inspiras dehou en desir de bassein er reste ag é vuhé én deserh. Èl ne bermetté quet dehou é ouaid distér accomplissein quentéh en intantion en doé, ean hum ras hoah durant deu vlai d'er studi é ty é dad, hac abad en amzér-zé ean hum bassé ag en treu friantan e vezé cherviget dehou doh taul hac e bratiqué peb sorte mortefícationeu aral.

D'en ouaid a huarzéc vlai ean e yas de gavouet sant Pacôm, péhani er receuas én é gouvand é Tabenne. Ol er venéh, péré e vihué ind-memb èl Sænt, er sellas quentéh èl ur scùir a barfection, degasset a berh Doué aveit chervige dehai

d'example. Théodor e vibuas eih vlai ha tregond ér houvandcé, ha sel-mui ma cresqué én ouaid é cresqué ehué é avistet hac é vertuyeu.

Nen doé hoah nameit puemb plai ar-n-uiguênd a p'er choégeas sant Pacôm aveit derhel compagnoneah dehou ér visiteu e hroé d'é gouvandeu. Puemb plai arlerh é receuas en urh a Vélèg hac en el laquas sant Pacôm de vout Abad én é léh, é Tabenne, aveit monnet ean-memb de gonduie convand Pabau. Théodor e yé d'inou bamnoz de gleuèt en instructioneu e hroé sant Pacôm d'é venéh, hac e zistroé d'é gouvand d'ou gobér ehué d'é ré. Deu vlai arlerh é varhuas sant Pacôm, hac é oé bet quênt pêl goudé carguet Théodor a gonduie en ol couvandeu e oé édan autorité en Abad santel-zé.

Théodor e instrugé peb-unan ag é venéh é particuliér, ou honsolé én ou foénicu hac ou accouragé de guêrhet én hènt ag er benigen; ou rebreichein e ré ag ou fauteu guet un doustér péhani e hounié caloneu en ol, ha ne oé hanni ne zizolé dehou, guet er vrassan confiance, é chongeu cuheltan. En Eutru Doué en inouras ehué ag en donæzon a viracleu: un dé ma oé é hobér un instruction d'é venéh durant en amzér ag el labour, en hum louyas deu serpant doh é dreid. Guet eune a virèt doh é venéh a cheleuet er péh e laré dehai, ne voulgeas quet eit quement-cé durant é instruction; mæs quentéh èl ma oé achibue, ean e bermettas lahein er serpantèd-cé, péré n'ou doé quet groeit en disterran droug dehou.

Ér fin, læn a santeleah hac a vériteu, ean e varhuas èl ma varhue er Sænt, er blai tri hand seih-ha-tri-uiguênd, en drivèd blai ha hantér-hand ag é ouaid.

## RÉFLEXION.

Bihan a dud e vehé trompet guet digueoragen ha pligeadurieu faus er bed, pe vihuehé en ol guet réflexion, ha ne pas avel tud dal ha disquentet. Théodor, én ur huélet en haste bras e oé én é dy de brepareiu peb-tra aveit ur banquet hac ur rejouissance revé er bed, hac én ur gonsiderein guet attantion er fin a guement-cé ol, e gomprenas péh quer væn ha péh quen dibourfitable-é rejouissanceu er bed. Nezé, doh hum rantein fidel hac aboeissant d'er græce, é réflexioneu e

zigueoras dehon en hènt d'ur santeleah vras. Péguement a dud e guemérehé er memb hènt pe garehènt gobér er memb réflexioneu! Peb tra e fournisse d'emb ur moyand bras a réflexioneu : un discar fortun, par-example, ur marhue subit; difideldæt, traitoureah un ami, er bèr amzér ag hur buhé, en huerhoni guet er melconi hac en displigeadurieu péré e hélie perpet peb sorte condition; én ur gonsiderein memb madeu er bed, é ellet chongeal ha larèt : hac en em behé madeu hemb fin, hac é vehèn é creis en inourieu hac é jouissein ag en ol pligeadurieu ag en doar, péh consolation e rei quement-cé ol d'eign-mé én ær a me marhue? De betra é chervigeou quement-cé d'eign aveit me salvedigueah hac aveit un éternité? Péh mamen a réflexioneu ne gavér ér bed! Mæs ne broér quet réflexion a barfæt : *Nullus est qui recogitet corde*. Ne hroér meit réflexioneu a ziar-scan; nen dant quet ag en dôn ag er galon. Gobér e rér, gùir-é, mar-a-réflexion; mæs réflexioneu-ind péré ne hroant meit passein dré er sperèd hemb antréein ér galon, péré ehué ne arrestant quet hur fal inclinationeu, ha ne changeant nitra én hur buhé.

---

## *En dregondvèd dé a vis en Avend.*

## SANTÈS MÉLANI, ER YOUANCQ.

MÉLANI er gouh e oé sànet ag ur famille inourable a Spagne, mæs péhani e zé neoah a Rome. Câr e oé de sant Paulin a Nol, péhani e oé ean-memb pihuicq hac a dud a noblance. Abret é oé bet diméet, ha chomme e ras intanvès d'en ouaid a dri blai ar-n-uiguênd. Arlerh marhue hé frièd ne ellas quet hum virèt a larèt guet joé ha coutantemant : bermen, men Doué, en em bou ahoel me liberté de vout d'oh hemb partage ha d'hum gonsacrein aquêrh d'hou chervigein. Goudé hé dout laqueit Publicola, hé mab, étré deourne goardèd sûr hac aviset, hi e ambarquas aveit monnet d'en Egypte. Durant huéh mis hi e visitas er venéh ag er vro-cé hac e yas arlerh d'er Palestine. Er Goarnour a Jerusalem e hroas hé laquat ér prison dré en arben ag en digoutantemant en doé bet doh hé gùélet é monnet de visitein certæn prisonnerion, ha ne oé bet laqueit é liberté nameit

goudé m'hé doé bet disclæriet dehou pihue e oé. Un herradicg amzér arlerh hi e hroas seuel ur houvand é Jerusalem. Hé gusquemant e oé forh simple, ha n'hé doé aveit gulé nameit ur cilice lidet ar en doar. Seih vlai ar-n-uiguênd e bassas èl-cé inou, occupet a Zoué hemb quin.

Durant en amzér-sé Publicola, hé mab, e ziméas d'Albine, hac en doé bet deu a vugalé, ur pautre hac ur verh. Er verh-cé e oé Mélani er youancq, a bébani é scribuamb er vuhé. N'hé doé meit trizêc vlai a pe oé bet groeit dehi diméein de Binian, mab de Sévère, pébani e oé bet prefæt a Rome. Er vugalé ou doé bet e varhuas youancq-flam, hac a ziar nezé Mélani er youancq ne houlennas mui bihuein nameit aveit Doué hemb quin; rein e ras de hanàouet en intantion-zé d'hé friéd, péhani e gousantas ean-memb m'ou devehé bet bihuet ou deu, er reste ag ou amzér, èl brér ha hoér.

Mélani er gouh, én ur gleuèt quement-cé, e zistroas de Rome, é péh léh é oé bet receuet guet er brassan inour. Imbèr arlerh é varhuas Publicola, hé mab. Goudé hé dout reit d'hé gouhé ha d'hé bugalé en avis de rein ou madeu d'er beurerion ha d'hum dennein én ul léh distro benac, hi e zistroas de Jerusalem, e rannas étré er ré beur er péh e chommé guet-hi a argand, hac hum laquas én ur houvand, é péhani é varhuas deu uiguênd dé arlerh, ouaidet ar en dro a eih vlai ha tri uiguênd.

Mélani er youancq, Albine hé mam, ha Pinian hé friéd, e hélias en avis en doé reit dehai Mélani er gouh; ind e huerhas er madeu ou doé é Spagne hac é France, én ur hoarne hemb quin er ré ou doé én Italie, é Sicile hac én Afrique. Ind e laquas é liberté open eih mil sclave ou doé, hac e ras de vrér Mélani er ré a uehai péré ne vennènt quet receu el liberté e oé queniguet dehai. Er péh ou doé précius-san e resant ebué d'en ilisieu, ha nezé ind e bassas un herradicg amzér ar er mæzeu én Italie, é péh léh é impléènt ol ou amzér é pedein Doué, é leinein er Scritur santel, é visitein er ré clan hac é soulagein er beurerion. Goudé quement-cé ind hum zizobéras hoah ag er péh a vadeu ou doé én Italie eit secour arré er ré gueih. Monnet e rezant arlerh d'en Afrique; ha goudé ou dout chommet un nebedicg amzér é Carthage, ind e yas d'er guér a Dagasthe aveit bihuein édan goarnation Alypius, Escob ag er guér-cé.

Er Sænt-men e vihuas é Tagasthe én ur beuranté vras durant seih vlai. Mélani hum accustumas quement de yune, m'hum goutanté liès mad a zaibrein ur huéh hemb quin ér suhun, ha hoah n'hé doé eit ol bihuance nameit bara ha deur; d'er gouilieu bras neoah hi e gueméré yvle guet é bara. Ind e gùittas dehuéhatoh en Afrique hac e yas de Jerusalem, é péh léh é talhezant attàu doh er memb fæçon de vihuein. Ur grèd quer bras ou doé d'hum santefiein ma credènt perpet gobér bihan eit assurein ou salvedigueah. Albine e varhuas er guetan, ha Pinian deu vlai arlerh. Mélani e vihuas hoah puar blai goudé. Hum dennein e ras én ur houvand hé doé groeit seuel hac a béhani é oé bet reit er gargue dehi. Deustou péguement en hum bligé inou, hi e gùittas er houvand-cé aveit monnet de Gonstantinople én intantion a labourat eit conversion Volusian, hé yondre, péhani e oé payan. Bet hé doé bet er gonsolation d'er gùélet é receu er Vadièn hac é verhuel ér santimanteu caérran a zevotion. Distroein e ras goudé quement-cé de Jerusalem, é péh léh é chommas clan; ur foul a venéh hac a dud devot e zas d'hé visitein én hé hlíbhuèd; hac èl ma scùillènt ol dareu, hi e glasqué ou honsolein hac ou ingagé de vout gredus de chervige Doué. Merhuel e ras en unan-ha-tregond a vis en avend 'er blai puar hand nàu-ha-tregond, ouaidet a seih vlai ha hantér-hand.

## REFLEXION.

Na caërret-é gùélet er Sænt é tonnet de vout peur eit pihuicquat er beurerion! Èl-cé-é en en dès bet groeit santès Mélani, péhani, deustou ma oé sàuet ag ur famille forh pihuicq, en dès bet neoah ér fin bihuet én ur beuranté vras. Ah! pegource é tehemb-ni ehué de zistague, èl d'hi, hur haloneu doh ol madeu en doar? Pegource é tisquehemb-ni gobér un implé mad ag en danné en dès reit d'emb en Eutru Doué?



## *En unan ha tregond a vis en Avend.*

## SANT SYLVESTRE, PAB.

SANT SYLVESTRE e oé guenédicg a Rome : é guêrènt, tud devot ha charitable, én ur hanàouet a béh conséquance é rein d'ur hroaidur mistre abil ha vertuus, e ras dehou eit mæstre scôl ur Bélêg santel hanhuet Carin. Guet er mæstre èl-cé ean e zas, é bèr amzér, de vout abil ha devot bras; é vrassan pligeadur e oé, a pe oé boah croaidur, receu en dud estran e zé é perhindèd de Rome aveit visitein béieu en Apostolèd : ou hondoie e ré ean-memb d'é dy, golhein e ré ou zreid, rein e ré dehai de zaibrein ha fournisse e ré dehai ol er péh ou doé dobér.

Goudé en dout hum rantet dén a ilis, ean e laquas é ol studi d'hum acquittein erhat a ol é zevérieu. É vuhé e oé quen humble, é garanté quer bras hac é hrèd quen abraset, ma véritas bout choéget aveit bout Pab é amzér en ampeleur Constantin, péhani, deustou ne oé quet badéet, e oé neoah douguet aveit er Grechénion.

En Ampeleur-men, doh hum gavouet dalbet dré ur hlin-huèd estrange, e oé bet ingaget d'hum holhein é goaid bugalé vihan; mæs quement a songér en doé bet doh ur remæd quer barbar e guenigué dehou er védecinerion, ma refusas er gobér. Sant Pierre e apparissas dehou en noz arlerh, hac e laras dehou clasque er Pab Sylvestre, péhani en devehé-ean bet gùelleit. Constantin ne dardas quet a zisclærieìn er révélation en doé bet d'er Pab santel, péhani e assuras dehou penaus er remæd unique doh é glinhuèd e oé receu er Vadiènt. Quentéh ean hum zisposas d'hé receu, hac ér memb momand ma oé bet badéet, ean hum gavas gùelleit ha quer yah èl biscoah.

Aben arlerh é torras en ordrénanceu en doé reit a ziaguênt en Ampeleurèd payan inemb d'er Grechénion, hac é ras spisein ordrénanceu gaër aveit gloër er religion a grechéneah. Èl-cé é tas anfin er Grechénion de jouissein ag en dranquillité goudé bout bet persecutet guet quement a gruel-dæt dré er bayanèd durant tri hand vlai. En Ampeleur-men

e hroas seuel é Rome, dré avis sant Sylvestre, ilis Sant-Yehan a Latran hac hilleih a réral.

Er Pab santel-men, é huélet en Ilis é peah, e hroas assamblein er honcile a Nicé, é péhani é assistas tri hand tribuéh Escob, hac é péhani é oé bet condannet bérési en impi Arius.

Anfin, ardro er blai tri hand puemb-ha-tregond, goudé en dout conduyet en Ilis general durant den vlai ar-n-uiguêod, uset dré é labourien aveit gloër en Eutru Doué, ha leun a vériten, ean e bassas ag er vuhé-men d'ur vuhé eurus péhani n'hé devou jamæs a achimant.

## REFLEXION.

Chetu-hui é fin er blai; considerët er mad hac en droug e hoès groeit durant er blai-men. Allas! groeit e hoès martezé muyoh a zroug aveit a vad. Pet dé e hoès-hui lausquet de bassein hemb gobér nitra aveit hou salvedigueah, aveit gloër en Eutru Doué? Neoah er blai-men nen dé bet reit d'oh nameit eit chervigein hou Toué ha labourat aveit hou salvedigueah én ur hobér penigen hac œvreu mad.

*Eile Réflexion.* É mèn é mant-i bermen er pligeadurieu e hoès bet queméret durant er blai-men? Passet-ind ol, ha ne chomme guet-n-oh a nehai nameit er chonge anquinus d'hou pout offancet Doué. Hou puhé e bassou èl m'en dé passet er blai-men, hac er gonsolation unique e gavehet ér fin ag hou puhé e vou d'hou pout cherviget Doué.

*Tairvèd Réflexion.* Pe vehoh bet marhue er blai-men ér stad a béhèd marhuel, é péhani é oh bet marteżé liès, ha marcé memb durant er blai, é péh léh é vehoh-hui bermen? Doué en dès reit d'oh amzér d'hobér penigen, pourfitet enta a nehou. Marteżé ne hoès mui meit er blai-men de vihuein; hum breparet enta de verhuel; ha mar falle d'oh tremeine santélemant ol en déieu ag er blai de zonnet, chonget bamdé ér marhue. Doué en dès cuhet doh-oh en dé ag hou marhue aveit ma vihuehet peb dé èl pe selieboh merhuel én dé-cé memb.


FIN.

## EIT ER BLAIEU BISSEXTIL.

*En nàuvèd dé ar-n-uiguênd a vis Huavrér.*

## EN DÉN EURUS BASTIÉN VALFRÉ,

### Belêg a Savoi.

Bastién Valfré e zas ér bed en nàuvèd dé a vis merh, er blai buézéc cand nào-ar-n-uiguênd, ér guér a Verduno, é escobti Alba é Savoi. Discoein e ras a vihannicg er garanté vrassan aveit er beurerion, hac é vubé hir ne oé bet meit un excelcice continuel ag er vertu gaër-zé. A pe scoé ur peur benac ar en or a dy é dad, Valfré, péhani ne oé hoah nameit ur broaidur, hum laqué quentéh de larèt a voéh ihuél : er charité, er charité d'er peur ; hac arribue e ras liès me tas en amision ind-memb, gouniet dré er honzeusé e gleuènt guet-ou quel liès, de secour ind ehué er gueih tud-cé, e hanhué é amièd. Durant ma oé bet é hobér é studi, ean e vihuas perpet én ur fæçon forh simple, ha soign bras en doé a boarne aveit er ré peur ol er péh e gassé dehou é guérènt eit é vihuance ordinær. É vistre ehué er benigué aveit scùir de ol é gansortèd aral. Er blai buézéc cand unan-ha-hantér-hand, ean hum laquas é congrégation en Oratoér ; puemb plai arlerb é receuas en urh a Véleg ; ha nezé, durant deuzéc vlai, ean e impléas ol é amzér de gresquein devotion er ré e oé ér memb congrégation guet-ou, de instrugein er boble, d'hobér catechim d'er vugalé, de rein alézoneu én abondance, de visitein er ré clan aveit ou honsolein hac ou disposein d'ur marhue mad.

Er Bélêg santel-men e glasqué en ol moyandeu possible aveit gounit confiance en dud youancq, er béherion publique, en hérétiquèd, hac en dud péré n'ou doé quet a fé, ha n'ou huitté quet cals hemb en dout bet er gonsolation d'en dout inspiret gùel santimanteu dehai. Ér guér a Durin, drès pebtra, en hum hroas un nombre hemb fin a gonversioneu dré gonzeu en dén devot-men.

Visitein e ré ehué peb suhun en hospitalieu hac er bouvandeu, pé aveit assistein er ré e oé ar er poënd de verhuel, pé aveit perdègue inou ha cresquein en devotion é peb léh.

Câret-oé ehué guet er Roué hac en dud ag é balæs, péré, én ou affærieu a gonséquance, e houlenné é avis, hac hum chervigé a nehou eit gobér ou alézoneu d'er ré peur. Selletoé hoah èl un dén quen abil ha quer santel, ma oé bet choéget ér blai huézêc cand huézec-ha-tri-uiguênd aveit bout covézour er Roué youancq Victor-Amédé, ha ma oé bet queniguet dehou un herradicg amzér arlerb en arhescobti a Durin. Mæs é humilité vras e viras doh-t-ou a receu er gargue ihuél hac inourable-zé.

En n'emb e yé de huélet en dén eurus Valfré d'é dy, er havé d'ei liessan ar bennen é zeulin, é zeulegad carguet a zar, é sèl sàuet trema en nean, hac èl én ur ravissemant a sperèd. Men Doué! me haranté! e laré-ean liès, oh! p'hou ç'banàuehé en dud, pe houyehènt hou câreiu! ô caranté un Doué! péh léhuiné, péh baraouis oh-hui! O Mari! e laréean hoah, mam douce ha carantéus men Doué! en dout recour doh-oh e zou hum adressein doh en drézolerès a ol græceu en nean.

Er garanté hun nès laret en doé én é youancquis é andret er beurerion, en doé bet attàu eit-hai durant er reste ag é vuhé. Rein e rai dehai ol er péh en doé. Ur Bélêg estran hum bresantas un dé én é dy hac e houlennas guet-ou en alézon. Ne mès nitra, emé Valfré dehou, mæs deit guet-neign. Er hâsse e ras guet-ou d'é gambricg; ha, goudé en dout discoeit dehou er péh à zillad en doé, ean e laras dehou: choéget ha queméret, cheta azé ol er péh e mès. Un dé aral ean e gleuas larèt a unan clan penaus nen doé quet a dan aveit tuemmein é vampreu sclasset hac é varhué guet en anneouid; quentéh é oé bet gùélet er Bélêg santel-men doh hum sammein a goêd, deustou d'é ouaid avancet, ha doh er hasse ean-memb d'en hani clan.

En é gouhoni é oé é gustum rescond un overen pé dihue bamdé, dré zevotion, goudé en dout laret é hani ean-memb, ha durant en amzér-zé ne arsàué quet calz en dareu a ridêc ag é zeulegad. Passein e ré ehué ærieu ha nozieu memb a béh dirac er Sacremant adorable ag en Autær.

Un devotion tinér en doé zit er Huérhiès glorius Vari, hac eit é Æl-gardién; ne ancoéhé quet ehué en ineaneu ag er purgatoér; peb plai é perdégué, en dé a houil en ol Sænt, ar er purgatoér, hac en en doé soign a zegasse chonge

d'er boble a hobér œvreu mad eit soulagemant en ineaneu gueih-cé. Bamdé hoah é offré ur beden benac én ou intantion d'en Eutru Doué.

En dén eurus Valfré e varhuas é Turin er seitêcvèd dé a vis guenvér er blai seitêc cand dêc, d'en ouaid a buar-uiguênd vlai. Ol er guér e yas d'é interremant; dén ne oé én arvar a nezé memb ne oé ur Sant. En nombre bras a viracleu e hum hroas quênt pêl arlerh, dré é intercession, e ziscoas reih penaus nen doé quet er boble hum drompet ér greden-cé.

É mis æst er blai tribuéh cand puar-ha-tregond é oé bet Valfré disclæriet eurus, é Rome, dré er Pab Gregoër huézêc; ha sàuet e zou bet é Turin ur chapél é péhani é ma bet laqueit é reléqueu santel.

RÉFLEXION.

Er Sant-men, ag en ouaid a groaidur; e oé douguet bras de soulagein er beurerion, ha durant é vuhé é ma bet é ol soign rantein dehai peb sorte chervigeu. Allas! guet a vugalé hinihue en dé e vehé ehué truhéus é quevér er beurerion, pe huélehènt en example a guement-cé guet ou zud; mæs guet a daden hac a vameu e zou péré nen dint capable meit de rein goal-scùir d'ou bugalé, dré m'en dint cri ha calet doh er ré gueih! En alézon neoah, revé ma lare er Scritur santel, e zélivre a bep-sorte péhèd hac e hroa cavouet græce étal en Eutru Doué. Ne pas m'en dès en alézon er vertu de zifacein hur péhedeu marhuel; mæs hi e douche calon en Eutru Doué, hac el laque de rein d'emb er græce d'hum denne ag er stad malheurus a béhèd. Mar falle d'emb enta ma vou misericordius en Eutru Doué én hur hevér, assaiamb ni-memb bout misericordius é andret hun nessan; rac un dra sûr-é é vusulou d'emb en Eutru Doué guet er memb musul m'hur bou musulet d'er réral, hac é condannou hemb misericorde er ré e vou bet hemb misericorde é andret en nessan.

*Eit gloër en Eutru Doué.*

*Eit inour er Sænt.*

*Eit salvedigueah en Ineaneu.*

## *En drihuékvêd dé a vis Æst.*

## SANTÈS HÉLÈNE, Ampeleurès.

En Santès-men, quer brudet dré hé œvreu mad, e zas ér bed, revé ma credér, ér guér a Drépane, é Bithini. Hé fod ne oènt quet a galité, ha larèt e rér memb é oé bet hé tad tavarnour; mæs sant Ambroès e zisque d'emb é oé dré disprisance en hé hanbué er Juiffèd hac er bayanèd tavarnourès. En Ampeleur Constance hé heméras aveit priéd én amsér ne oé hoah 'meit offiçour simple én armé. Er hetan croaidur en doé bet e oé bet Constantin, péhani én é vlaïeu quetan'e oé bet desaùet édan deulegad é vam.

Constance, goudé bout deit de vout Ampeleur, e zilézas, dré ma oé bet contraignet, Hélène é briéd, eit diméein de verhêc en Ampeleur Maximien; mæs arlerh é varhue, péhani e arrihuas er blai tri haud huéh, Constantin é vab, deit de vout Ampeleur én é léh, e galhuas Hélène, é vam, d'é balæs, hé hanhuas Ampeleurès, e hroas scoein médaleu én hé inour, hac e ras dehi paud a zoar én é stadeu. Digueor e ras ehué dehi é drésolieu, eit rein en tu dehi de hobér en ol vad hé devehé bet vennet gobér.

Hélène, beta nezé, ne hanàué quet hoah er gùir Doué nac er religion a Grechéneah; ha nen das de vout crechénès nameit arlerh er victoër miraclus e zouguas Constantin, hé mab, ar en Ampeleur Maxance. Èl m'en doé bennen disclæriet brézel dehou, Constantin e yas inemb d'é anemis guet un armé forh disterroh eit ne oé é hani, mæs guet er gonfiance vrassan ér gùir Doué, guet péhani é houlennas secour dré ur beden gredus e adressas dehou quênt commance er hombat. Goudé en dout achihuet er beden-cé, èl ma avancé guet ul loden ag é armé, un tamicg arlerh creisté, ean e huélas én æbre 'ur groéz splan ha figùernus ar béhani é oé scrihuet: *édan en ansaigne-men, hud hou pou er victoèr.* En noz arlerh é havalas guét-ou cleuet Jesus-Chronist é larèt dehou merchein ur groéz ar un ansaigne hac hum chervige ag en ansaigne-zé eit baniél ér hombat. Constantin e sentas hac e hroas gobér er baniél inourable-zé, hanàuet dré en hanhue a *Labarum.* Maxance e oé bet feahet, hac èl ma téhé é raug

é anemis, dré m'en doé torret er pond-baguen en doé groeit turel ar reuiér en Tibre, ean hum vaias inou.

Ellein e ré santès Hélène hé dont puar blai ha tri-uiguênd a pe receuas er Vadiènt; mæs mar boé avancet én ouaid p'hé doé bet er bonheur-zé, hi e boénias quement arlerh aveit digolle en ol amzér hé doé tremeinet hemb pourfit erbet aveit hé salvedigueah, ma tas boah, dré hé œvreu mad, de vont ur Santès vras quênt merhuel. En Eutru Doué ehué e accordas debi ur vuhé hir, eit rein amzér debi de sougue peb-unan de bratiquein er vertuyeu a grechéneah dré hé homportemant santel hac hé buhé examplus. Hum zifforhe e ré drès peb-tra dré hé devotion ha dré hé charité é andret er beurerion. Hé dout e ré ehué ur grèd hac ur fé hemb par, ha sant Gregoër, pab, e assure d'emb é allumé, ér guês a Rome, é calonen en ol en tan sacret a garanté Doué, a béhani é oé hé halon hi-memb abraset. Hé brassan pligeadur e oé hum gavouet én office divin, hac ancoéhat e ré hé halité a Ampeleurès eit hum husquein én ur façon simple ha modeste, hac eit hum laquat é mesque er hobla én ilisieu. Dré ma oé mestrès a drésolieu en ampir, n'hum chervigé a nebai meit aveit gobér alézonen hac œvreu mad a bep sorte, ha ne verne dré béh léh é passé, é ré attàu de hanàouet hé larganté. Mam e oé d'er beurerion, ha gobér e ré senel ilisieu gaër e hoarnissé guet hilleih a sispigne, hemb ancoéhat ilisieu er bourheu disterran memb a ziar er mæsen, de béré é pourvæé orlemanteu hac ol en treu requis.

Constantin, hé mab, arlerh er honcile a Nicé, neu doé chouge ean-memb meit a hobér senel tampleu d'er gùir Doué, ha drès peb-tra én doar santel. Scrihue e ras d'en Escob a Jerusalem a zivout un ilis gaër e venné gobér batissein ar er manné Calvar. Santès Hélène, deustou ma oé nesé ouaidet a buar-uiguênd vlai, hum garguas boah, ha guet sel-moui a joé, ag er sourci ag el labour-zé, m'hé doé un hoant bras de gavonet er gùir groés, hac hé desir e oé bet coutantet, èl m'hum nès ean gùélet én drivèd dé a vis mai. Visitein e ras en doar santel guet pand a sevotion; casse e ras d'ou bro hilleih a dud divroet e gavas inou; rein e ras ou liberté de gals a brisounerion ha tud aral péré e oé condannet de labourat ér meingléieu; accordein e ras donnæsoneu caër d'er houvandeu, ha streàuein e ras alézonen bras

é quement léh e inouras dré hé fresance, hemb jamæs ancoéhat en ilisieu. Quênt qùittat er Palestine, hi e vennas discoein d'er gùérhiésèd consacret de Zoué en istim e broé ag ou stad a huerhtæt; gobér e ras ou assamblein ol, ha nezé hi e ras ur prèd dehai hac ou chervigeas hi-memb doh taul. Én ur arrihue é Rome, hi e santas ne oé quet mui pêl doh hé ær dehuéhan; ha doh hum huélet toste de gùittat er bed, hi e broas instructioneu gaër d'hé mab aveit en dougue de vihuein ha d'hum gonduie é peb-tra avel ur gùir grechén, ha nezé, goudé hé dout groeit dehou ha d'hé doarannèd hé dehuéhan adieu, hi e varhuas étré ou divréh, é mis æst, ardro er blai tri hand eih-ar-n-uiguênd.

## RÉFLEXION.

Santès Hélène e oé forh avancet én ouaid a p'hé doé bet er bonheur de receu er Vadiènt; mæs ehué, péh ur grèd n'hé dès hi bet goudé aveit digolle, dré hé alézoneu hac œvreu mad, en amsér hé doé bet collet! Ni hun nès-ni bet en avantage de vout gannet é creis er religion a Grechéneah; a vihannicg é omb bet groeit crechénion; mæs, allas! guet a huerço en hun nès-ni martezé collet en innoçance hac er santeleah ag hur Badiènt! Guet a huerço é omb-ni martezé é vihuein ér stad malheurus a béhèd marhuel, ha dré gonséquance hemb mérit erbet aveit en nean! Pegource enta é changehemb-ni a vuhé? Pegource é qùittehemb-ni aveit mad er péhèd, eit commance bihuein é græce hac é caranté Doué? Deja martezé é omb ehué avancet én ouaid, ha na disterret-é er péh hun nès groeit beta bermen eit salvedigueah hun ineaneu! Hastamb ahoel digolle, dré ur grèd véritable, er péh hun nès collet.





# ROL

# A VUHÉIEU ER SÆNT

## PÉRÉ HUM GAVE ÉL LIVRE-MEN,

***É pêhanni é vou cavet Buhé peb Sant revé el lettrenneu ag en alphabet.***

---

### A.

## B.

## C.



## D.

## E.



## F.

## G.

## H.



## I.



## J.



## L.

M.

# Q.



# R.

## ROL.

## U.



## V.



## Y.



## Z.



FIN AG ER ROL.

Pagen 540, linen 18, hur Salvér, ér momand-cé, ne ellas quet hum virèt ag hum ziscoein troublet; *leinet* hur Salvér hum lausquas de vout troublet.

Pagen 764, linen 30, peb-unan er respetté avel un dén-Doué; *leinet* peb-unan er respetté avel un dén revé Doué.

Page 767, linen pedairvèd ag er réflexion, rac ne antrée-hemb jamæs én nean; *leinet* rac ne antréehemb quet én nean, ma ne vihuamb santélemant.

Memb pagen, linen 15 ag er memb réflexion, hemb péré ne ellér quet bout én gorto a monnet d'er baraouis; *leinet* hemb péré ne ellér quet caër monnet d'er baraouis.



VU ET PERMIS D'IMPRIMER.

*Vannes*, *le* 12 *Août* 1839.

B. VIDELO, *Vic.-gén.*

